# TESTAMANT

NEVEZ

HON AOTROU

# JÉZUZ-KRIST.

## TRÔET É BRÉZOUNEK,

GANT

I. F. M. M. A. LE GONIDEC.



É ANGOULEM,
LÉKÉAT É GWASKÉREZ GANT F. TRÉMEAU,
GWASKÉRELLER AR ROUÉ HAG AR PRÉFED.

1827.



# TAOLEN.

# AVIEL SANTEL JÉZUZ-KRIST HERVEZ SANT VAZÉ.

## I. PENNAD.

1. LEVR nésted Jézuz-Krist mâb David, mâb Abraham.

2. Abraham a c'hanaz Izaak; hag Izaak a c'hanaz Jakob; ha Jakob a c'hanaz Judaz hag hé vreûdeûr.

3. Ha Judaz a c'hanaz Farez, ha Zara eûz a Damar, ha Farez a c'hanaz Esron, hag Esron a c'hanaz Aram.

4. Hag Aram a c'hanaz Aminadab; hag Aminadab a c'hanaz Naâson; ha Naâson a c'hanaz Salmon.

5. Ha Salmon a c'hanaz Booz eûz a Rac'hab; ha Booz a c'hanaz Obed eûz a Rut; hag Obed a c'hanaz Jesé; ha Jese a c'hanaz David roué.

6. Ha David roué a c'hanaz Salomon, eûz ann hini péhini a oé grég da Uriaz.

7. Ha Salomon a c'hanaz Roboam; ha Roboam a c'hanaz Abiaz; hag Abiaz a c'hanaz Aza.

8. Hag Aza a c'hanaz Jozafat; ha Jozafat a c'hanaz Joram; ha Joram a c'hanaz Oziaz.

9. Hag Oziaz a c'hanaz Joatam; ha Joatam a c'hanaz Akaz; hag Akaz a c'hanaz Ézékiaz.

10. Hag Ézékiaz a c'hanaz Manasez; ha Manasez a c'hanaz Amon, hag Amon a c'hanaz Joziaz.

11. Ha Joziaz a c'hanaz Jékoniaz hag hé vreûdeûr, enn amzer ann dizougadur é Babilon.

12. Ha goudé ann dizougadur é Babilon, Jékoniaz a c'hanaz Salatiel; ha Salatiel a c'hanaz Zorobabel.

13. Ha Zorobabel a c'hanaz Abiud; hag Abiud a c'hanaz Eliasim, hag Éliasim a c'hanaz Azor.

14. Hag Azor a c'hanaz Sadok; ha Sadok a c'hanaz Akim; hag Akim a c'hanaz Éhud.

15. Hag Éhud a c'hanaz Éléazar; hag Éléazar a c'hanaz Matan; ha Matan a c'hanaz Jakob.

16. Ha Jakob a c'hanaz Jozef pried Mari, eûz a béhini eo ganet Jézuz, a c'halveur *Krist*.



17. *Bez' éa eûz éta enn-boll eûz a Abraham bété David*, pevarzék mabérez: hag eûz a Zavid betég ann dizougadur é Babilon, pevarzék mabérez: hag eûz ann dizougadur é Babilon bétég ar C'hrist, pevarzék mabérez.

18. Hôgen ginivélez ar C'hrist a c'hoarvézaz ével-henn: Mari bé vamm ô véza diméZet gant Jozef, en em gavaz brazez dré m'é doa engehentet a-berz ar Spéred-Santel, diagent ma oant éat kevret.

19. Ha Jozef hé pried, ô véza eunn den gwirion, pélini na fellé kéd d'ézhan hé mezékaat, a vennaz hé lakaad er-méaz é-kûz.

20. Hôgen pa venné kément-sé, chétu eunn Eal eûz ann Aotrou en em ziskouézaz d'ezhan dre hé gousk, ô lavarout: Jozef, mab David, n'az péz kéd aoun ô kémerout gan-éz Mari da c'hrég: râg ar péz a zô ganed enn-hi a zeû eûz ar Spered-Santel.

21. Hag eur mab a c'hanô, hag é rôi d'ezhan ann hanô a Jézuz: râg hén eo a zieûbô hé bobl eûz hé fec'héjou.

22. Hôgen kément-sé a zô bét c'hoarvézet évit sévéni ar péz a oa bét lavaret gand ann Aotrou dré c'hénou ar Profed, ô lavarout:

23. Chétu eur werc'hez a zeû da véza brazez, hag a c'hanô eur mab, hag é rôind d'ezhan ann hanô a Emmanuel, da lavaroud eo, Doué gan é-omp.

24. Hôgen Jozef ô véza dihunet, a réaz ar pez en doa gourc'hémenned d'ezhan Éal ann Aotrou, hag é kéméraz hé c'hreg gant-han.

25. Ha na anavézaz kéd anézhi ken na né gwilioudéd eûz hé mab

kenta ganet : hag é rôaz d'ézhan ann hanô a Jézuz.

## II. PENNAD.

1. JÉZUZ éta ô véza ganet é Bétléhem Juda, enn amzer ar roué Hérodez, chétu ê teûaz Majed eûz ar saô-héol da Jéruzalem.

2. Enn eul lavarout : Péléac'h éma ann hini a zô ganed da roué d'ar Iuzevien? Râg gweled hon eûz hé stéren er saô-héol, hag omp deûed évid hé azeûli.

3. Hôgen pa glevaz ar roué Hérodez kément-sé, é oé enkrézet, hag holl Jéruzalem gant-han.

4. Hag ô véza strollet ar pennou eûz ar veleien ha skribed ar bobl, é c'houlennaz digant-hô péléac'h é tlié béza ganet ar C'hrist.

5. Hag ar ré-man a lavaraz d'ézhan : é Betléhem Juda; râg ével-sé eo bet skrivet gand ar Profed :

6. Ha té Bétléhem douar Juda, né d-oud ked ann divéza é-touez penn-kériou Juda; râg ac'hanod é tcûi ar penn a rénô va bobl a Israel.

7. Neûzé Hérodez ô véza galved ar Majed é-kûz, a c'houlennaz gant préder digant-hô é pé amzer é oa en em ziskouezed ar stéren d'ezhô.

8. Hag ô kâs anezhô da Vetléhem e lavaraz : it, ha goulennit gant préder péléac'h éma ar bugel : ha pa hô pézô hé gavet, digasit mének d'in eûz a gément-sé, évit ma'z inn va-unan d'hé azeûli.

9. Ar ré-man goudé béza kleved ar roué, az éaz-kuit. Ha chétu ar stéren hô doa gwélet er saô-héol az éa enn hô raok, bétég ô véza erruet a-ûz al léac'h é pébini édo ar bugel, é choumaz énô.

10. Ha pa wéljond ar stéren, é tridjont gand eul levénez vrâz meûrbéd.

11. Hag ô véza éad enn ti, é kavjond ar bugel gant Mari hé vamm, hag oc'h en em strinka d'ann douar éc'h azeûljond anezhan : hag ô véza digored hô zenzoriou é kinnigjond d'ézhan évit rôou, aour, ezans ha mirr.

12. Hag ô véza deûed d'ézhô dré hô c'housk eunn ali évit na zistrôjent kéd é-trézég Hérodez, é tistrôjond d'hô brô dré eunn hend all.

13. Goudé ma oand eat-kuit, chétu eunn éal eûz ann Aotrou en em ziskouezaz da Jozef dré hé gousk, enn eul lavarout : Saô, ha kémer ar bugel hag hé vamm, ha tec'h enn Éjipt, ha choum énô béte ma livirinn d'id; râk Herodez a glaskô ar bugel évid hé lakaad da vervel.

14. Hé-man ô véza savet, a gémeraz ar bugel hag hé vamm é-pâd ann nôz, hag en em dennaz enn Éjipt.

15. Hag é choumaz énô bété ma varvaz Herodez, évit ma vijé sévened ar péz en doa lavared ann Aotrou dré c'hénou ar Profed, évelhenn : Galved em eûz va mâb eûz ann Éjipt.

16. Neûzé Hérodez ô wélout pénaoz hô doa ar Majed great goab anezhan, a vuanekaaz meûrbéd, hag é lékéaz laza é Bétléhem, hag enn holl vrô tro-war-drô, ann holl vugalé a zaou vloaz ha iaouankoc'h, hervez ann amzer en doa goulennet gant préder digand ar Majed.

17. Neûzé é oé sévenned ar pez a oa bét lavaret gand ar Profed Jérémiaz évelhenn :

18. Lenv a zô bét kleved é Rama; hag ivé klemvanou hag hirvoudou brâz. Rachel ô wéla hé bugalé, hép menna béza dic'hlac'haret, râk n'émint mui.

19. Hôgen pa oé marô Hérodez, chétu eunn éal eûz ann Aotrou en em ziskouezaz da Josef enn Éjipt dré hé gousk,

20. O lavarout : Saô, ha kémer ar bugel hag hé vamm, ha kéa é douar Israel : râg ar ré a glaské ar bugel évid hé laza a zô marô.

21. Hé-man ô véza savet, a gémeraz ar bugel hag hé vamm, hag a zeûaz é douar Israel.

22. Hôgen pa glevaz pénaoz Arkélauz a ioa roué é Judéa é léac'h hé dâd Hérodez, en devoé aoun ô vond di : hag ô véza béd dré hé gousk eunn ali digand Doué, en em dennaz war-drô Galiléa.

23. Hag é teûaz da joum enn eur

géar hanvet Nazaret : évit ma vije sévéned ar péz ho doa lavared ar Brofeded : Nazaréad é vezô galvet.

## III. PENNAD.

1. HOGEN enn deisiou-zé é teûaz Iann Badezour da brézégi enn distrô eûz a Judéa,

2. O lavarout : Grit pinijen; râk tôstaad a ra rouantélez ann envou.

3. Râg hen-nez eo eûz a behini eo deûz komzed ar Profed Izaiaz, ô lavarout : Mouez ann hini a lénv el léac'h distrô, aozid hend ann Aotrou : grît ma vezô eeun he wénodennou.

4. Hôgen Iann en doa eur zaé great gant bleo kanval, hag eur gouriz ler war-drô d'hé groazel : hag hé voéd a ioa kileien-raden ha mel gouéz.

5. Neûzé Jéruzalem, ar Judéa holl, hag ann holl vrô war-drô d'ar Jourdan a zeûe d'hé gavout.

6. Hag ô véza anzaved hô fec'héjou, é badéze anezhô er Jourdan.

7. Hôgen o wélout kalz a Farizianed hag a Saduséed ô tond d'he vadisiant, é lavaraz d'ezhô : gwenn ann aéred viber, piou en deûz desked d'é-hoc'h tec'houd diouc'h ar vuanegez a dlé kouéza war-n-hoc'h?

8. Grid éta eur binijen frouezuz.

9. Ha na livirit ked enn-hoc'h hoc'h-unan : Abraham hon eûz da dâd : râg hé lavarond a rann d'é-hoc'h pénaoz Doué a hell lakaad da zével eûz ar vein-zé mipien da Abraham.

10. Râg ar vouc'hal a zô a-vréma lekéad out gwrizien ar gwéz. Pép gwézen éta péhini na rôi kéd a frouez mâd, a vézô trouc'het ha taoled enn tân.

11. Évid oun mé a vadez ac'hanoc'h enn dour evid hô tigas d'ar binijen; hogen ann hini a zeû war va lerc'h a zô kreoc'h égéd-oun; ha na zellézann kéd dougen he voutou. Hén ho padezô er Spered-Santel hag enn tân.

12. Eur c'hant a zô enn hé zourn; hag é nétai ervâd hé leûr : hag é c'hrounnô hé éd er zoler; hogen ar c'hôlô a zevô enn eunn tan divouguz.

13. Neûzé Jézuz a zeûaz eûz a C'haliléa d'ar Jourdan da gavoud Iann, évit béza badézet gant-han.

14. Hôgen Iann na fellé kéd d'ézhan bé ober, ô lavarout : Mé eo a dlé béza badézet gan-éz, hag ô teûez d'am c'havout?

15. Hôgen Jézuz a respountaz d'ézhan, enn eul lavarout : Lez da ôber bréma : râg ével-se eo é tléomp sévéni pép gwirionez. Neûzé hen lezaz da vont.

16. Hôgen Jézuz ô véza bét badézet, a zavaz râk-tâl eûz ann dour. Ha chétu ann envou a oé digored d'ézhan : hag é wélaz Spéred Doué a ziskenné évcl eur goulm, hag a zeûaz war-n-ézhan.

17. Ha chetu eur vouéz eûz ann énvou a lavare : Hé-man eo va mâb kér, é péhini em eûz lékeat va holl garantez.

## IV. PENNAD.

1. NEUZÉ Jézuz a oé kaset gand ar Spered enn distrô, évit béza temptet gand ann diaoul.

2. Ha pa en dévoé iunet daou-ugend dervez, ha daou-ugent nôzvez, en doé naoun goude.

3. Hag ann tempter a dôstaaz hag a lavaraz d'ezhan : Mar d oud mâb Doué, lavar ma teûi ar vein-ze da vara.

4. Hé-man a lavaraz d'ézhan : Skrived eo : Ne két gant bara hépkén é vév aon dén, hogen gant pep gér a zeû eûz a c'hénou Doué.

5. Neûzé ann diaoul hen kasaz er géar zantel, hag hen lékéaz war lein ann templ,

6. Hag é lavaraz d'ézhan : Mar d oud mâb Doué, en em daol d'ann douar : râk skrived eo : Pénaoz en deûz rôed he c'hourc'hémennou d'hé éled diwar da benn, ha pénaoz é tougind ac'hanod étre hô daouarn, enn aoun dre zarvoud na stokfez da droad oud eur méan.

7. Jézuz a lavaraz d'ézhan : Skrived eo ivé : Na dempti kéd ann Aotrou da Zoue.

8. Ann diaoul ben kasaz c'hoaz war eur ménez uc'hel meûrhed, hag é tiskouézaz d'ézhan holl rouantélésiou ar béd, hag hó skéd.

9. Hag é lavaraz d'ézhan: Kément sé holl a rôinn d'îd, mar fell d'îd en em deûrel d'ann douar ha va azeûli.

1. Neûzé Jézuz a lavaraz d'ézhan: Kéa-kuit, Satan; râk skrived eo: Ann Aotrou da Zoué a azeûli, ha na zervichi német han.

11. Neûzé ann diaoul hen loskaz: ha chétu ann éled a dóstaaz, hag a zervichaz anézhan.

12. Hôgen pa glevaz Jézuz pénaoz é oa béd dalc'het Iann, en em dennaz é Galiléa.

13. Hag ô véza kuitéed ar géar a Nazaret, é teûaz, hag é choumaz é Kafarnaoum, kear arvôrek, war harzou Zabulon ha Neftali.

14. Évit ma vijé sévened ar péz a zô bét lavaret gand ar profed Izaiaz.

15. Douar Zabulon, ha douar Neftali, hend ar môr enn tu all d'ar Jourdan, Galiléa ar vroadou.

16. Ar bobl pébini a ioa azézed enn amc'houlou, en deûz gwéled eur c'houlaouen wrâz: hag ar goulou a zô saved war ar ré a oa azézed é brô skeûd ar marô.

17. A neûzé e téraouaz Jézuz prézégi, ha lavarout: Grît pinijen; râk tôstaad a ra rouantélez ann énvou.

18. Hôgen Jézuz ô kerzoud a-héd môr Galiléa, a wélaz daou vreûr, Simon, a c'halveur Per, hag Andre hé vreûr, a daolé hô roued er môr; râk peskétérien oant:

19. Hag é lavaraz d'ézhô: Deûd war va lerc'h, ha me hô lakai da véza peskétérien tûd.

20. Hag hi râk-tâl a guitaaz hô rouédou hag az éaz war hé lerc'h.

21. Hag ac'hanô ô vond a-raok, é wélaz daou vreûr all, Jakez mâb Zébédé, ha Iann hé vreûr, péré a ioa enn eur vag gand Zébédé hô zâd oc'h aoza hô rouédou; hag é c'halvaz anézhô.

22. Hag hi kerkent a guitaaz hô rouédou hag hô zâd, hag az éaz war hé lerc'h.

23. Ha Jésuz as éa war-drô ann holl C'haliléa, ô kelenna enn hô sinagogou, hag ô prézégi Aviel ar rouantélez: hag ô iac'haat kément klénved, ha kémend droug a ioa étouez ar bobl.

24. Hag ar vrûd anézhan as éaz dré ann holl Siria, hag é tigasend d'ezhan ann holl ré glânv, tûd glac'haret gant meûr a glénved, gant meûr a zrouk, hag ar ré trec'het gand ann diaoul, hag ar ré loarek, hag ar ré péluzet, hag é iac'héé anézhô:

25. Hag eul lôd brâz a dûd az éas war he lerc'h eûz a C'haliléa, eûz a Zekapoliz, eûa a Jéruzalem, eûa a Judea, hag eûz ann tu-hond d'ar Jourdan.

## V. PENNAD.

1. JÉZUZ ô weloud al lôd tûdzé, a biñaz war eur ménez, hag ô veza azezed énô, hé ziskibled a dostaaz out-han;

2. Hag ô tigeri hé c'hénou é kélenné anézhô, ô lavarout:

3. Euruz ar ré a zô berr a spéred; râk rouantélez ann énvou a zô d'ezhô.

4. Euruz ar ré a zô babask; râg ann douar a biaouint.

5. Euruz ar re a lénv; râk dic'hlac'hared é vézint.

6. Euruz ar re hô deûz naoun ha sec'hed eûz ar wirionez; râg gwalc'hed é vézint.

7. Euruz ar ré a zo trugarézuz; râk trugarez a gavind hô unan.

8. Euruz ar re hô deûz eur galoun glân; râk Doué a wélint.

9. Euruz ar ré a gâr ar péoc'h; râk bugale Doué é vezint hanvet.

10. Euruz ar re a c'houzanv heskin évid ar wirionez; râk rouantélez ann énvou a zô d'ézhô.

11. Euruz oc'h pa zeûi ann dûd da zrouk-pédi gan é-hoc'h, d'hoc'h heskina, ha da lavaroud é-gaou pép droug ac'hanoc'h enn abek d'in.

12. En em laouénait, ha tridit, râg hô kôbr a vézô brâz enn énvou: râg ével-sé eo bed heskined ar

Broféded péré a zô bêd enn hô raok.

13. C'hoalen ann douar oc'h. Ma teû ar c'hoalen da golla hé ners, gant pétrâ é vézô sallet? N'eo mui mâd némed da véza taoled er méaz, ha da véza mac'het gant treid ann dûd.

14. Goulou ar béd oc'h. Eur géar savet war eur ménez na hell két béza kuzet.

15. Ha na énaoueur kéd eur c'hleûzeur, évid hé lakaad dindân ar boézel; hôgen hé lakaad a réeur war eur c'hantoler, évit ma sklérai holl dud ann ti.

16. Ra zeûi ével-sé hô koulou da luc'ha dirâg ann dûd, évit ma wélint hô mâd-ôberiou, ha ma teuind da veûli hô Tâd péhini a zô enn énvou.

17. Na vennit kéd é venn deûed évit terri al lézen, pé ar broféded: n'ounn kéd deûed évit terri, hôgen évit peûr-ôber.

18. Râg évit gwir hel lavarann d'é hoc'h, abarz ma drémé nô ann énv hag ann douar, na vézô két tenned eûz al lézen, eul lizéren nâg eur rouden, ken na vézô sévénet pép-trâ.

19. Piou-bennâg éta a dorrô ann distera eûz ar c'hourc'hémennou-man, hag a zeskô kément-se d'ann dûd, hen nez a vézo galved ann distéra é rouantélez ann énvou: hôgen ann hini a rai hag a zeskô kément-sé, hen nez a vézô galvet brâz é rouantelez ann énvou.

20. Râg hel lavaroud a rann d'é-hoc'h: Ma ne két brasoc'h hô kwirionez égéd hini ar Skribed hag ar Farizianed, n'az éot kéd é rouantélez ann énvou.

21. Kleved hoc'h eûz pénaoz eo bét lavared d'ar ré gôz: Na lazi két; râk piou-bennâg a lazo a zellézô béza barnet.

22. Hôgen mé a lavar d'é-hoc'h: Pénaoz piou-bennâg a vuanékai oud hé vreûr, a zellézô béza barnet. Piou bennâg a lavarô d'hé vreûr, Raka, a zellézô béza kéleonet. Piou-bennâg a lavarô d'ézhan: Diboan oud, a zellézô béza taoled é tân ann ifern.

23. Pa ginnigez éta da wéstll d'ann aoter, ma teûez énô da gouna pénaoz en deûz da vreûr eunn drabeennâg a-enep did.

24. Lez éno da wéstl dirâg ann aoter, ha kéa da genta d'en em unvani gand da vreûr, ha goudé pa véi distroet é kinnigi da westl.

25. Bez a unan râk-tâl gand da énébour é-pâd ma émoud eun hent gant han, gand aoun na lakafé da énébour ac'hanod étré daouarn ar barner, n'az lakafé ar barner étré daouarn ar ministr, ha na vez lékead er vâc'h.

26. E gwirionez hel lavarann did, Na zeûi két kuid alese, ken na vézô distaolet gan-ez ann divéza gwennek.

27. Kleved hoc'h eûz pénaoz ro bet lavared d'ar ré-gôz: Avoultriez na ri két.

28. Hôgen mé a lavar d'é hoc'h: Pénaoz piou-bennâg en dévézo selled oud eur vaouez gant c'hoantégez anézhi, hen nez en deûz gréad avoultriez gant hi enn hé galoun.

29. Ma teû da lagad déou da rei gwall skouér d'id, diframm-hén, ha taol hén pell diouz-id: râk gwell eo d'id kolla unan eûz da izili, égét gwéloud da gorf holl taoled enn ifern.

30. Ha ma teû da zourn déou da rei gwall skouér d'id, trouc'h-hén, ha taol hén pell diouz-id: râk gwell eo d'id kolla unan eûz da izili, égét gwéloud da gorf holl taoled enn ifern.

31. Lavared eo bét c'hoaz: Piou-bennâg a gasô-kuid hé c'hreg, a dlé rei d'ézhi eur skrid dré béhini hé c'hâs kuit.

32. Ha mé a lavar d'é hoc'h: Pénaoz piou bennâg a gasô kuid hé c'hreg, némed avoultr é vé hî, hé laka da véza avoultr: ha piou bennâg a zimézô gand eur c'hreg a vézô kaset kuit gand hé gwâz, a gouéz enn avoultriez.

33. Kleved hoc'h eûz ivé pénaoz eo bét lavared d'ar ré-gôz: Na dorri kéd da lé: hogen miroud a ri af leou az pézô gread da Zoue.

34. Ha mé a lavar d'é-hoc'h : Pénaoz na dleit toui é nep doaré é-béd, na dré ann env, râk tron Doue eo :

35. Na dré ann douar, râk skabel hé dreid eo : na dré Jeruzalem, râk kéar ar Roue brâz eo :

36. Na dour ked ivé dré da benn, râk na bellez ked ôber eur vléven wenn pé eur vléven zû.

37. Hogen ra vézo hô lavar, Ia, ia : nann, Nann ; râk kemend a zô ouc'h-pean ar geriou-ze a zeû eûz ann drouk.

38. Kleved hoc'h eûz pénaoz eo bet lavaret : Lagad evid lagad, ha dant evid dant.

39. Hogen mé a lavar d'e-hoch : Pénaoz na dléeur ked énébi ouc'h ann drouk : ha mar sko unan bennâg war da voc'h zéou, trô ébén out han.

40. Mar fell da unan-bennâg breûtaad ouz-id, évit kémeroud da zaé, laosk ivé da vantel gant-han.

41. Ha piou-bennâg a redió ac'hanod da ôber eul léô gant-han, gra c'hoaz gant-han diou leo all.

42. Ro da néb a c'houlenn digan-éz, ha na bella két piou-bennâg a fell d'ézhan empresta diouz-id.

43. Kleved hoc'h eûz pénaoz eo bet lavaret : Karoud a ri da nesa, hag é kasai da énébour.

44. Hogen mé a lavar d'é-hoc'h : Karid hoc'h enebourien, grit vâd d'ar ré a gasa ac'hanoc'h : ha pédid évid ar ré a heskin ac'hanoc'h, pé a lavar droug ac'hanoc'h é-gaou ;

45. Évit ma viot bugalé hô Tâd péhini a zô enn énvou ; péhini a laka da zével hé heol war ar ré-vâd ha war ar ré-zrouk, hag a laka ar glaô da gouéza war ar ré léal ha war ar ré zisleal.

46. Râk mar kirid ar ré hô kâr, pé gobr hô pezô-hu ? hag ar Bublikaned na réont ked evel sé ?

47. Ha ma na livirid deiz-mâd néméd d'hô preûdeûr, pétrâ a ritbu ouc'h penn ? hag ar Baganed na réont ked ével sé ?

48. Bézid éta linam, ével ma'z eo dinam hô Tâd péhini a zô enn énv.

## VI. PENNAD.

1. LIKID évez na rac'h hô mâd-ôberiou dirâg ann dûd, évit ma viot gwelet gant-hô : anéz n'hô pezô kéd a c'bobr digand hô Tâd, péhini a zô enn énvou.

2. Pa réz éta ann aluzen, na laka kéd da zeni ar c'horn-boud enn da raok, é c'hiz ma ra ar bilpouzed er sinagogou hag er ruou : évit béza meûlet gand ann dûd. He lavaroud a rann d'é-hoc'h, hô gobr hô deûz bet.

3. Hôgen pa ri ann aluzen, grâ na wézô kéd da zourn kleiz ar péz a râ da zourn deou.

4. Évit ma vézô da aluzen enn amc'houlou, ha ma zistôlô d'îd da Zâd, péhini a wel enn amc'houlou.

5. Ha pa bédit, na vézit kéd ével pilpouzed, péré a gâr pédi enn bô sâ er sinagogou, hag é kornou ar ruou, évit ma vézint gwelet gand ann dûd. he lavaroud a ranu d'é-hoc'h, hô gôbr ho deûz bet.

6. Hôgen té, pa bédi, kéa enn da gambr, hag ô véza serred ann ôr, ped da Dâd enn amc'houlou : ha da Dâd péhini a wel enn amc'houlou, a roi d'îd da c'hobr.

7. Pa bébod eta, na gomzit kèt kalz, ével ma ra ar Baganed, péré a gred pénaoz eo dré ann niver eûz ho c'homsiou e tléont béza sélaouet.

8. Na rit kèt eta ével d-hô ; râg hô Tâd a oar pétrâ hoc'h eûz ézomm, abarz m'hoc'h eûz hé goulenned digant-han.

9. Ével-henn éta é pédot : Hon Tâd, péhini a zô enn envou, da hanô bezet meûlet.

10. Da rouantelez deûed d'é omp. Da ioul bezet gréat, war ann douar, ével enn énv.

11. Rô d'é-omb hirió hor bara pemdéziek.

12. Ha distaol d'é-omp hon dléou, ével ma distaolomp d'hon dléourien.

13. Ha n'hol laosk kéd da gouéza é gwall ioul, hôgen hor mir diouc'h drouk. Ével sé bezet great

14. Râk mar distaolid d'ann dûd hô fec'hédou ; hô Tâd péhini a zô

enn év a ziztaolô ivé d'é-hoc'h hô kwallou.

15. Hogen ma na zistaoht kéd d'ann dûd, hô Tâd na zistaolô két ken-nébeûd d'é hoc'h hô péc'hedou.

16. Pa iunit, na vézit kéd asrec'huz, evel ar bilpouzed; râk dia lébéri a reond hô dremmou, évid diskouéza d'ann dûd pénaoz é iunont. Hé lavaroud a rann d'é hoc'h, hô gobr ho deûz bet.

17. Hôgen té, pa iunez, laka louzou c'houés vâd oud da benn, ha gwalc'h da zremm.

18. Gand aoun na ziskouézfez d'ann dûd pénaoz é iunez, hôgen d'az Tâd pehini a zô enn amc'houlou ha da Zâd, pehini a wél enn amc'houlou, a asrôiô d'id.

19. Na zastumit ked a denzoriou d'é-hoc'h enn douar, é pelec'h ind diframmet gand ar merkl ha gand ar breved, hag é peleac'h al laéroun hô dizouar hag hô laer.

20. Hôgen dastumid d'e hoc'h tenzoriou enn ény, é peleac'h n'int diframmet na gand ar merkl, na gand ar bréved, hag é péléac'h al laéroun n'hô dizouatont na n'hô laeront két.

21. Râg el leac'h ma éma da denzor, éno ive éma da c'halonn.

22. Da lagad a zô kleûzeur da c'horf. Mar d eo ecun da lagad, da gorf holl a vézô lugernuz.

23. Hôgen m'ar d-eo drouk da lagad, da gorf holl a vézô teval. Mar d-eo eta tevalien ar goulou a zô enn od, péger braz é vezô bi ann dévalien he-unan?

24. Dén e-bed na hell servicha daou Aotrou : râk pé é kasaô unan, hag é karô eglé; pe é skoazio unan, hag é faéô églé. Na hellit két servicha Doué ha Mammon.

25. Râk sé é lavarann d'é hoc'h : N'en em nec'hit ked eûz ar péz a zebrot, nâg eûz ar péz a wiskod war hô korf. Hâg ar vuez né d-eo két gwelloc'h éged ar boéd, hag ar c'horf gwelloc'h eged ann dilad?

26. Sellid ouc'h labouséd ann énv. Na hadont két, na vedont két, ha na zastumont nétrâ er soliérou; hag hô Tâd péhini a zô enn énv a vont anezhô. Ha n'oc'h-hu ket kalz muioc'h éget-hô?

27. Ha piou ac'hanoc'h gand hé holl bréder a helfe kreski hé vent eûz a eunn ilinad hép-kén?

28. Perâg ivé oc'h-hu nec'het gand hô dilad? Évésait *pénaoz e kresk lili ar mesiou : na labouront, na na nezont két.*

29. *Hôgen mé a lavar d'é hoc'h pénaoz Salaun hé unan e kreiz hé* holl c'hloar ne ket bét gwisked evel unan anezhô.

30. Mar gwisk éta Doué é-c'hiz-sé eul louzaouen eûz ar mésiou, péhini a zo hirio, hag a vézo war c'hoaz tioled er fourn, gant peger braz prediri n'hô kwisko-hen ket, tûd a nebeûd a feiz?

31. N'en em nec'hit kéd éta, ô lavarout : Petrâ a zebrimp-ni, pé pétrâ a évimp-ni, pé gant petrâ en em wiskimp-ni?

32. Ann dudou holl a enklask kément sé. Hogen hô Tâd a oar pénaoz hoc'h euz ezomm eûz ann holl draou-zé.

33. Klaskit 'ta da genta rouantélez Doué, hag he wirionez : hag ann holl draou-zé a vezo roed d'e-hoc'h ouc'h-penn.

34. Râk-sé na vézit két nec'het gand ann antrônoz; râg ann antrônoz en em brédériô anezhan hé-unan. Da hép dervez é bast hé zrouk.

## VII. PENNAD.

1. NA varnit két, évit na viot két barnet.

2. Râk diouc'h m'hô pérô barnet, e vioc'h barnet : ha diouc'h m'hô pérô mentet, é vioc'h mentet.

3. Pérâg é wélez-té eur blouzen é lagad da vreûr, ha na wélez-té ked eunn treûst enn da lanil?

4. Pe pénaoz é lévérez-té d'as preûr : Va lez da denna eur blouzen eûz da lagad, té pehini ec'h eûz eunn treûst enn da lanil?

5. Pilpouz, tenn da-genta ann treûst eûz da lagad, ha neûzé e weli pénaoz é helli tenna ar blouzen eûz a lagad da vreûr.

6. Na rôit kéd ann traou santel d'ar chás, ha na daolit kéd ar perlez dirâg ar moc'h, gand aoun n'hó flastrend dindân hó zreid, ha na zistrôjend ouz-hoc'h évid hó tiskolpa.

7. Goulennit, hag é vézô rôed d'é-hoc'h : klaskit, hag é kéfot : stokit, hag é vézô digored d'é-hoc'h.

8. Râk néb a c'houlenn, a véz rôed d'ézhan : néb a glask, a gâv : ha da néb a stok é vézo digoret.

9. Nag éz eûz hini ac'hanoc'h, ma c'houlenfe hé vâb bara digant-han, a rôjé d'ezhan eur méan ?

10. Pé ma c'houlenfe eur pesk, hag eunn aer a rô é-hen d'ezhan ?

11. Mar gouzoc'h éta, ha c'houi drouk, rei traou mâd d'hó bugalé ; gant péger braz preder hó Tad pébini a zô enn énvou na rôi-hén két traou mâd d'ar ré a c'houlenn digant-han ?

12. Grid éta d'ann dûd ar péz a garrac'h a raenn d'é-hoc'h. Râg énô éma al lézen hag ar Brofédéd.

13. Id dré ann ór enk, râk lédan eo ann ór, hag ec'hon eo ann hend a gâs d'ar gollidigez, ha kalz a dû a drémen dré énô.

14. Nâg eo enk ann ór, nâg eo striz ann hend a gâs d'ar vuez : nâg éz eûz nebeûd a dûd hag a dramen dre énô !

15. Eu em viriil oud ar fals Brofeded, pére a zeû d'hó kavout golôet gant krec'hin deñved ; ha péré né d int enn diabars nemet bleizi skrapuz.

16. Hô anaoud a réod dioud hô frouez. Ha kutuía a helleur rezin war spern, pé fiez war zrez ?

17. Ével sé pep gwézen vâd a rô frouez mâd : ha pep gwézen fall a rò frouez fall.

18. Eur wézen vâd na hell két rei frouez fall ; hag eur wézen fall na hell két rei frouez mâd.

19. Pep gwézen ha na rô ked a frouez mâd, a vézô trouc'het, ha taoled enn tân.

20. Hô anaoud a réod éta dioud hô frouez.

21. Kemend hini a lavar d'in : Aotrou, Aotrou n'az ai ked é rouantelez ann énvou : hôgen ann hini a ra iotta Zâd, péhini a zô enn énvou, hen nez a iélô é rouantélez ann énvou.

22. Meûr a hini a lavarô d'in enn deiz-zé : Aotrou, Aotrou, ha n'hon eûz-ni ked diouganed enn da hanô ? Ha n'hon eûz-ni ket kaset kuid ann diaouled enn da hanô ? Ha n'hon eûz-ni ket gréat kalz a vurzudou enn da hanô ?

23. Ha neûzé é livirion d'ézhô : Biskoaz n'em eûz hoc'h anavezet : tec'hid diouz-in, tûd disléal.

24. Piou-bennâg éta a glev ar geriou-man d'in, hag a ra diout-ho, a vezô hevélebekeed oud eunn dén fûr, péhini en deûz saved hé dí war ar méan.

25. Hag ar glaô a zô kouézet, hag ar steriou a zo dic'hlannet, hag ann avel en deûz c'houézet, hag en em vonstet war ann ti-ze, ha n'eo ket kouezet, dré ma'z oa saved war ar méan.

26. Hôgen piou bennâg a glev ar geriou mann 'in, ha na ra ked dioutho, a vézô hénvel oud eunn dén foll, péhini en deûz saved hé dí war ann treaz :

27. Hag ar glaô a zó kouézet, hag ar steriou a zó dic'hlannet, hag ann avel en deûz c'houezet, hag en em vonntet war ann ti zé, hag eo béd diskaret, ha brâz eo bed he zismant.

28. ha pa en dévoé Jézuz peûrlavared ar geriou-zé, ann dûd a iua souézet gand hé gélenn.

29. Râk hô deski a réa ével ann hini en deûz ar galloud ; ha n'ken grea ked évél ar Skribed hag ar Fariziaued.

## VIII. PENNAD.

1. Hôgen pa oé diskenned eûz ar ménez, eul lôd brâz a dûd az éaz war hé lerc'h :

2. Ha chetu eul lovr ô tond énô, a azeûle anezhan, ô lavarout : Aotrou, mar fell d'id, va farea a hellez.

3. Ha Jezuz oc'h astenna hé zourn, a stokaz out-han, ô lavarout : Felloud a ra d'in. Ra vézi paré.

4. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhan : Laka évez na liviri ann dra-man da zén ; hôgen kéa : en em ziskouez d'ar bélek, ha kinnig d'ézhan ar gwestl, a zô hét gourc'hémennet gant Moizez, evit ma vézô ann dra man testéni d'ezhô.

5. Hôgen pa 'z éaz Jézuz é Kafarnaom, eur C'hantener a zeûaz d'hé gavout, oc'h hé bédi,

6. Hag ô lavarout : Aotrou, va faotr a zô kouezet klàn gand ar paralizi, hag eo enkrézet meùrbed.

7. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhan : Mond a rian, hag é pareion anezhan.

8. Hag ar C'hanténer a respountaz d'ezhan, ô lavarout : Aotrou, na zellézann ked é teûfez em zi : hôgen lavar eur ger hep-kén, ha va faotr a vézô iac'héet.

9. Râg me a zô eunn dén lekead dindân béli, hag em eûz soudarded dindân oun, hag é lavarann a unan : Kéa, hag éz a, ha da eunn all : Deûz, hag é teû ; ha d'am paotr : Gra ann dra-man, hag é ra.

10. Hôgen pa glevaz Jézuz kément-sé é oé souezet, hag é lavaraz d'ar ré a ioa war he lerc'h : E gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, n'em eûz két kavet eur feiz ker braz enn Israel.

11. Ével sé é lavarann d'e-hoc'h, pénaoz é teûiô meûr a hini eûz ar saô-heol hag eûz ar c'hûs-héol, hag é vézint lékéat gand Abraham, Izaak, ha Jakob e rouantélez ann énvou :

12. Hôgen bugalé ar rouantélez a vézô taoled enn dévalien a-ziavéaz. Énô é vézô gwélvan ha skriñdent.

13. Ha Jézuz a lavaraz d'ar C'hanténer : Kéa, ha bézet gread d'id ével ma éc'h eûz krédet. Hag hé baotr a iac'haaz war ann heur.

14. Ha pa zeûaz Jezuz da dî Per, é welaz hé vamm gaer gourvezet, hag hi klân gand ann dersien :

15. Hag é stokaz ouc'h hé dourn, hag ann dersien az éaz-kuid diouthi : hag hi a zavaz, hag a zerviché anézhô.

16. Hôgen diouc'h ar pardaez, é oé digased d'ezhan meûr a zen trec'het gand ann diaoulou, hag e kasé-kuid dré hé c'her ar sperédou ; hag é iac'héaz ar ré holl a ioa klân ;

17. Evit ma vijé sévened ar pez a oa bét lavaret gand ar profed Izaiaz : Kemered en deûz hé-unan hor gwanderiou, ha douged en deûz hor c'hlénvedou.

18. Hôgen Jézuz ô wélout kalz a dûd war hé drô, a c'hourc'hémennaz mond enn tu all eûz al lagen.

19. Hag eur Skrib ô tôstaat, a lavaraz d'ezhan : va Mestr, mond a rinn war da lerc'h, e pe léac'h-bennâg ma'z i.

20. Ha Jezuz a lavaraz d'ézhan : Al lern hô deûz toullou, ha labousted ana énv hô daûz neision ; hôgen Mâb ann dén n'en deûz léac'h é-béd évid harpa hé benn.

21. Eunn all eûz hé ziskibled a lavaraz d'ézhan : Aotrou, kavmâd éz ajenn da-genta da héna va zâd.

22. Hôgen Jézuz a lavaraz d'ézhan : Deûz war va lerc'h, ha lez ar ré-varô da héna hô ré-varô.

23. Hag ô veza-bén piñed enn eur vag, hé ziskibled az eaz war he lerc'h :

24. Ha chétu eur stourm brâz a zavaz war ar mòr, enn hévelep doaré ma oa ar vâg gôlôed a goummou ; hag hen kouskoudé a gouské.

25. Hag hé ziskibled a dôstaaz out-han, hag é tihunjond anézhan, ô lavarout : Aotrou, savété ac'hanomp, mond a réomp da golla.

26. Ha Jézuz a lavaraz d'ezhô : Pérâg oc'h-hu aounik, tûd a nébeûd a feiz ? Neûzé é savaz hag e c'hourc'hémennaz d'ann avélou ha d'ar môr, hag eur sioulded brâz a oé gréat.

27. É-gwirionez ann dûd-zé a oé souézet, ô lavarout : Piou eo hé-man, pa'c'h pélum é sent ann ávélou hag ar môr ?

28. Ha pa oé deûed enn tû all d'al lagen é brô ar Jérazéned, daou zen trec'het gand ann diaoul

lou, pére a zeûé eûz ar bésiou, ha kenn dihoall na gredé den tréménoud dré ann hent zé, a ziambrougaz anézhan :

29. Ha chétu é krijont, ô lavarout : Jézuz, mâb Doué, pétrô a zô étré té ha ni ? Ha deûd oud-dé aman évid hon eskrézi kent ann amzer ?

30. Hôgen bez' éz oa tôst diouc'h énô eur vanden vrâz a vôc'h péré a ioa ô peûri.

31. Hôgen ann diaoulou a bédé anézhan, ô lavarout : Mar kasez ac'hanomp kuid ac'hann, kâs ac'hanomb er vanden vôc'h.

32. Hag hen a lavaraz d'ézhô : Iit. Hag hi ô véza éad er-méaz az éaz er môc'h, ha chétu éz éaz ann holl vanden vôc'h d'en em deûrel gant frouden er môr : hag é varvjond enn doureier.

33. Hôgen ar vésaarien a dec'haz : hag ô véza deûed é kéar, é tanéveljont kément-sé, hag ar péz a oa c'harvezed d'ar re a oa trec'het gand ann diaoulou.

34. Ha chétu holl dud kéar a ziarbennaz Jézuz : hag ô véza hé wélet, é pédjond anézhan da bellaad diouc'h hô brô.

## IX. PENNAD.

1. HAG ô piña enn eur vag, é treûzaz al lagen, hag é teûaz ann hé gêar hé-unan.

2. Ha chétu é tigaschond d'ezhan eur parahtik, gourvézet war eur gwélé. Ha Jézuz ô wéloud hô feiz, a lavaraz d'ar paralitik : Va mâb, kémer fisians, da bechédou a zô distaoled d'id.

3. Ha chétu eur ré eûz ar Skribed a lavaraz enn hô hô-unan : A-éaep Doué hag al lézen é komz hé-man.

4. Ha pa wélaa Jézuz hô ménoniou, é lavaraz d'ehô : Pérâg é vennit-hu droug enn hô kalounou ?

5. Péhini eo ann êa, lavarout : Da béc'hédou a zô distaoled d'id; pé lavarout : Savô ha balé ?

6. Hôgen évit ma wiot pénaoz Mâb ann dén en deûz ar galloud war ann douar da zisteûrel ar béc'hédou, neûzé é lavarez d'ar paralitik : Saô, kémer da wélé, ha kéa d'az ti.

7. Hag é savaz, hag éz éaz d'hé dî.

8. Ann dûd-zé ô wélout-sé hô dévoé aoun, hag é veûljond Doué, péhini en deûz rôed eunn hévelep' galloud d'ann dûd.

9. Ha pa 'z éa-kuid ac'hanô Jézuz, e wélaz eunn dén azézed é tî ar gwiriou, hanvet Mazé. Hag é lavaraz d'ezhan : Deûz war va lerc'h. Hag hén a zavaz hag az éaz war hé lerc'h.

10. Ha pa édo Jézuz ouc'h taol enn tî, chétu kalz a Bublikaned hag a béc'herien en em lékéaz ouc'h taol gant Jézuz hag hé ziskibled.

11. Ha pa welaz kément-sé ar Farizianed, é léverjond d'hé ziskibled : Pérâg e tebr-hen hô mestr gand ar Bublikaned ha gand ar béc'herien ?

12. Ha pa glevaz Jézuz kément-zé, é lavaraz : Né kéd ar ré-iac'h hô deûz ézomm a louzaouer, ar ré-glânv eo.

13. It 'ta, ha deskit pétrâ eo da lavarout : Gwell eo gan-én trugarez égét azeûlidigez. Râk n'ounn kéd deûed évit gervel ar ré-wirion, hôgen évit gervel ar béc'herien.

14. Neûzé diskibled Iann a dôstaaz out-han, ô lavarout : Perâk ni, hag ar Farizianed é iunomp-ni aliez; ha na iunont kéd da ziskibled ?

15. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhô : Bugalé ar pried hag hî a bell en em c'hlaz'hari é-pâd ma éma ar pried gant-hô ? Hôgen dond a raï deiziou é péré é vézô lamed digant-hô ar pried; ha neûzé é iunint.

16. Dén ivé eo laka eur pensel nevez oud dilad kôz ; râk diframma a rejé léd eûz ann dilad, hag ar rog a vijé gwâs.

17. Ha na lékéeur két gwin nevez é listri kôz ; râk anéz al listri a dorr, ar gwin a réd, hag al listri a zô kollet. Hôgen lakaad a reeur ar gwin nevez é listri nevez, hag é mireur ann eil hag égilé.

18. Pa lavaré kement-sé d'ézhô, chétu eur penn-dén a dôstaaz out-

han, hag a azeòlé anézhan, ô lavarout : Aotron, va merc'h a zô marô breman . kôgen deûez, laka da zourn war-n-ézhi, hag é vevô.

19. Ha Jézuz a zavaz, hag az éaz war hé lerc'h gand hé ziskibled.

20. Ha chétu eur c'hrég, péhini a ioa klân gand ann diwad daouzék vloaz a ioa, a dôstaaz out-han a-ziadré, hag a zournataz pennpîl hé zaé-hén.

21. Râg hi a lavaré enn-hi hé-unan : ma tournatann hép-kén hé zaé, é vézinn iac'héet.

22. Hôgen Jézuz ô véza distrôet, hag ô wéloud anézhi, a lavaraz : Va merc'h, az péz fisians, da feiz en deûz da iac'héet. Hag ar c'hrég a oé iac'héet râk-tâl :

23. Ha pa oé deûed Jézuz é tî ar penn-dén, ha pa wélaz ar zutellerien hag eul lôd tûd oc'h ôber trouz, é lavaraz :

24. It-kuît : râg ar plac'h-iaouank né két marô, hôgen kousked eo. Hag é réaat-goab anézhan.

25. Ha pa oé kaset-kuîd al lôd tûd-zé, éz éaz ébarz, hag é kémeraz hé daurn d'ézhi. Hag ar plac'h-iaouank a zavaz.

26. Hag ar vrûd eûz a gément-sé az éaz dre ann holl vrô-zé.

27. Ha pa 'z éa-kuîd ac'hanô Jézuz, daou zén dall az éaz war hé lerc'h, enn eul lenva, hag enn eul lavarout : Mâb David, az péz truez ouz-omp.

28. Hôgen pa oé deûed enn tî, ann daû zall a dôstaaz out-han. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhô · Ha c'houi a gréd é helfenn ôber kément-sé d'é-hoc'h ? Hi a lavaraz d'ézhan : Ia, Aotrou.

29. Neûzé é lékéaz hé zourn oud hô daou-lagad, enn eul lavarout · Bézet gréad d'é-hoc'h hervez hô feiz.

30. Hag hô daou-lagad a oé digoret · Ha Jézuz a c'hourc'hemennaz out-hô, ô lavarout . Diwallit na oufé dén ann dra-zé.

31. Hôgen hî ô véza éad er-méaz a rôaz da anaoud hé hanô-mâd dré ann holl vrô-zé.

32. Hôgen pa oé éat-kuîd ar ré-man, chétu é oé digased d'ézhan eunn dén-mûd, trec'het gand ann diaoul.

33. Ha goudé ma oé taolet er-méaz ann diaoul, ann den-mûd a gomzaz, hag ann dudou a oé souézet, hag é lavarent · Biskoaz n'eûz bét gwélet kemend all enn Israel.

34. Hôgen ar Farizianed a lavaré : Gant penn ann diaoulou é kâs-kuîd ann diaouloo.

35. Ha Jézuz an éa trô-war-drô er c'heriou hag er bourc'hiou, ô teski enn hô sinagogou, hag ô prézégi Aviel ar rouantélez, hag ô iac'haad ann holl wanderiou, hag ann holl c'hlénvédou.

36. Hôgen pa wélaz ann holl dud-zé, en doé truez out-hô . dré ma oant enkrézet, ha gourvézet ével dénved hép mesaer.

37. Neûzé a lavaraz d'hé ziskibled : Brâz eo ar médérez, hôgen dibaod eo ann ôbérourien.

38. Pédid éta ann Aotrou eûz ar médérez, évit ma kasô ôbérourien enn hé védérez.

# X. PENNAD.

1. HA goudé m'en doé galved hé zaouzék diskibl, é rôaz d'ézhô galloud war ar spérédou dic'hlan, évid hô c'hâs-kuît, ha iac'haad ann holl wanderiou, hag ann holl c'hlénvédou.

2. Hôgen chétu hanvoa ann daouzég Ahostol : *Ar c'henta*, Simon, a c'halveur Per, hag André hé vreûr;

3. Jakez mâb Zéhede, ha Iann hé vreûr, Filip, ha Bertélé, Tomaz, ha Mazé ar publikan, Jakez mâb Alfé, ha Tadé ;

4. Simon ar C'hananéad, ha Iuzaz Iskariot, péhini hen gwerzaa.

5. Jézuz a gasaz ann daouzék dén-zé ; hag a c'hourc'hémennaz d'ézhô, ô lavarout : Na 'z éot kéd é-trézég ar Baianed, ha na 'z éot kéd é keriou ar Samaritaned.

6. Hôgen it kentoc'h é-trézég dénved Israel, péré a ia da goll.

7. Hôgen it ha prézégit, ô la-

varont : Pénaoz é tôsta rouantélez ann énvou.

8. Jac'haid ar ré-glân, dazorc'hid ar ré-varô, paréid ar ré-lovr, kasit-kuid ann diaoulou : évit netrâ hoc'h eûz bét, rôid évit nétrâ.

9. Na biaouit nag aour, nag ar-c'hant, na moneiz enn hoc'h ilc'hier.

10. Na gasit kéd a ezef enn hent, na diou zaé, na bouton, na bâz : râg ann ôberer a zellez hé voéd.

11. Hôgen é pe kear-bennâg, é pé bourc'h-bennâg ma 'z éot, goulennit piou a zô dellezek enn hi ; ha choumid énô bété ma 'z éot-kuit eûz ar vrô.

12. Ha pa 'z eod enn tî, atouid dira z han, ô lavarout : Ra vézô ar péoc'h enn tî-man !

13. Ha mar d-eo dellézuz ann tî-zé, hô péoc'h a zeûi war-n-ézhan : hôgen ma né d-eo kéd dellezuz, hô péoc'h a zistrôiô d'é-hoc'h.

14. Ha pa vézô unan-bennâg ha n'hô tigémérô két, ha na zelaouô ked hô keriou ; pa 'z éot-kuid eûz ann tî-zé, pa eûz ar gear-zé, hejid ar poultr eûz hô treid.

15. E-gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h : Douar ar Sodomidi hag ar Gomorridi a vezô digemeret gant mui a habaskded, é deiz ar varn, égéd ar géar-ze.

16. Chétu é kasann ac'hanoc'h ével denved é kreiz ar bleizi. Bézid éta poellek ével aered, hag eeun ével koulmed.

17. Hôgen diwallid ouc'h ann dûd. Râg hô tigas a raind enn hô stiolladou, hag e skourjezind ac'hanoc'h enn ho sinagogou.

18. Ha kased é viod dirâg ar rénerien hag ar rouéed enn abek d'in, é testéni d'ezhô, ha d'ar broadou.

19. Hôgen pa viot kased dirag-hô, n'en em likit kéd é poan penaoz na petrâ a lévérot : râk rôed é vézô d'é-hoc'h war ann heur petrâ a léverot.

20. Râk ne két c'houi eo a lavar, hôgen Spéred hô Tâd, Péhini a lavar enn-hoc'h.

21. Hôgen ar breûr a rôi hé vreûr d'ar marô, hag ann tâd hé vâb : hag ar vugalé a zispac'hô oud hô zâd hag oud hô mamm, hag hô lakaind da vervel.

22. Hag é viot kaséet gand ann holl enn abek d'in : hôgen néb a gendalc'hô betég ann divéz, hennez a vezô salvet.

23. Hogen pa heskinind ac'hanoc'h enn eur géar, tec'hid enn eunn all. É-gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, n'hô pezô két peûr-c'hreat keriou Israel, na zeui Mâb ann den.

24. Ann diskibl ne ked uc'heloc'h égéd ar mestr, nâg ar mevel uc'héloc'h égéd hé aotrou.

25. A walc'h eo d'ann diskibl béza ével hé vestr, ha d'ar mével béza ével hé aotrou. Mar hô deûz galvet penn ann tiégez Belzébub ; kent-sé ha na raint ked ivé hé vévellou ?

26. N'hô pézet két 'ta a noun ra-z-hô. Râk n'eûz netrâ a c'hôlôet, ha na vezô dizôlôet ; ha netrâ a guzet na vezô gwéret.

27. Livirid er goulou ar péz a lavarann d'é hoc'h enn amc'houlou ; ha prezegit war ann tôennou ar péz a glevid enn hô skouarn.

28. Ha n'hô pézet ked a aoun râg ar ré a lâz ar c'horf, ha na hell ket laza ann éné : hôgen hô pézet kent aoun râg ann hini a hell kolla hag ann éné hag ar c'horf enn ifern.

29. Ha na werzeur kéd daou c'holvan eur gwennek : hag unan anézhô na gouéz ket d'ann douar héb ioul hô tâd ?

30. Hôgen bleô hô penn a zô nivéred holl.

31. N'hô pézet két 'ta a aoun : muioc'h é talit égét kalz a c'holvaned.

32. Piou-bennâg éta a anavô ac'hanoun dirâg ann dûd, é anavézinn ivé anézhan dirâk va Zâd, péhini a zô enn énvou.

33. Hogen piou-bennâg a zinac'hô ac'hanoun dirâg ann dûd, é tinac'hinn ivé anézhan dirâk va Zâd, péhini a zô enn énvou.

34. Na vennit kéd é venn deûed da gâs ar péoc'h war ann douar :

n'ounn kéd deûd da gàs ar péoc'h, hôgen da gâs ar c'hleze.

35. Râk deûd ounn da ranna ann dén diouc'h hé dâd, hag ar verc'h diouc'h hé mamm, hag ar werc'h-kaer diouc'h hé mamm-gaer.

36. Ha mévellou ann den a vézô hé énébourien.

37. Neb a gâr hé râd pé hé vamm dreist-oun, ne ked dellézeg ac'hanoun : ha neb a gâr hé vâb pe he verc'h dreist oun, né kéd dellézeg ac'hanoun.

38. Ha nep na gémer ked he groaz, ha na heûl kéd ac'hanoun, ne ked dellezeg ac'hanoun.

39. Néb a vir hé vuez hé c'hollô : ha néb en devézô kolled hé vuez enn abek d'in, hé c'havô.

40. Neb a zigémer ac'hanoc'h, a zigemer ac'hanoun : ha neb a zigémer ac'hanoun, a zigémer ann hini en deûz va digaset.

41. Neb a zigemer eur profed enn hanô eur profed, en devezô gôbr eur profed : ha neb a zigemer eunn dén gwirion enn hanô eunn den gwirion, en devezô gobr eunn den gwirion.

42. Ha piou hennâg en dévézô rôed da eva eur wérennad zour hép-kén da unan eûz ar re zistera euz ar ré man, enn hanô va diskibl : é-gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, na gollô kéd hé c'hôbr.

## XI. PENNAD.

1. HA pa en doé rôet Jézuz ar c'hourc'hemennou zé d'he ziskibled, éz éaz ac'hanô da zeski ha da brézégi enn hô c'herîou.

2. Hôgen pa glevaz Iann enn hé vâc'h ôberiou ar C'hrist, é kasaz daou eûz hé ziskibled,

3. Da lavaroud d'ézhan : Ha té eo ann hini a dlé dont, pé é tlcomp-ni gortozi eunn all?

4. HA Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ézhô : It ha danévellid da Iann ar péz hoc'h eûz klevet, ha gwelet.

5. Ar ré-zall a wél, ar ré-gamm a valé, ar ré-lorr a zô skarzet, ar re-vouzar a glev, ar re-varô a zâv da véô, ann Aviel a zô prézéged d'ar ré baour.

6. Hag eurusz eo ann hini péhini na gémérô kéd a wall-skouér diouz-in.

7. Pa oa éad ar ré-man kuit, Jézuz a zéraouaz komza oud ar bobl diwar-benn Iann : Pétrâ oc'h-hu éad da weloud enn distrô? Eur gorsen hejet gand ann avel?

8. Hôgen pétrâ oc'h-hu éad da welout? Eunn den gwisket gant boukder? Chetu ar ré a zo gwisket gant bouker a choum é tiez ar rouéed,

9. Hogen petrâ oc'h-hu éad da welout? Eur profed? Ia, a lavarann d'e-hoc'h, ha muioc'h eged eur profed.

10. Râg hen-nez eo diwar-benn péhini eo skrivet : Chetu é kasann va éal enn da raok, péhini a aozô da hend abarz ma teûi.

11. É gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, é touez bugalé merc'hed n'euz ket bét ganet brasoc'h egét Iann Badézour : hôgen ann hini a zô ar bihana é rouantélez ann envou, a zô brasoc'h égét-han.

12. Hôgen eûz a zeiziou Iann Badézour beté vrema, rouantélez ann envou a zô bet kéméred dré ners, hag ann dûd-téar eo a skrap anézhan.

13. Râk bété Iann, ann holl Brofeded hag al lezen hô deûz diouganet.

14. Ha mar fell d'e-hoc'h lakaad enn hô skiant, hen eo Eliaz pehini a dle dont.

15. Ra zélaouô hen-nez, péhini en deûz diskouarn da zelaoui.

16. Hôgen, ouc'h petrâ é hévélébekainn me ar bobl-man? Hénvel eo ouc'h bugalé azézed er marc'hallac'h, pere a gri d'hô c'henseurd,

17. Hag a lavar d'ezhô : Kaned hon eûz d'é-hoc'h, ha n'hoc'h eûz ked danset : lénved hon eûz, ha n'hoc'h eûz két kanvaouet.

18. Râk Iann a zô deûet hép na debr na na év, hag e léveront : Ann Diaoul a zô enn-han.

19. Deûed eo Mâb ann dén péhini a zebr hag a ev, hag é léveront : Chetu eunn dén lontek, hag eunn éver gwîn, mîñoun d'ar Bublikaned ha d'ar péc'herien. Hag

ar furnez a oé diskleriet gand hé vipien.

20. Neûzé ç téraouas óber tamallou d'ar c'heriou, é peré en doa gréat kalz a vurzudou, ô véza n'hô doa két gréat pinijen.

21. Gwâz d'id Korozain, gwâz d'id Betsaida: râk ma vijé gréat é Tir hag é Sidon ar vurzudou a zô bet gréad enn-hoc'h, pell aô hô divijé gréat pinijen er sac'h-raûn hag el ludu.

22. Râk-sé é lavarann d'é-hoc'h: kentoc'h é vézô distaoled da Dir ha da Zidon, é deiz ar varn, éged d'é-hoc'h.

23. Ha té, Kafarnaom, ha sével a ri-dé bétég enn êñv? Diskenni a ri bétég enn ifern. râk ma vijé bét gréat é Sodom ar vurzudou a zô bét gréad enn da greiz, ehoumed é vijent martéze bété vréma.

24. Râk-sé é lavarann d'é-hoc'h, pénaoz é vézô kentoc'h distaoled da zouar Sodom, é deiz ar varn, éged d'é-hoc'h.

25. Enn amzer-zé Jézuz a' lavaraz Da veûli a rann, va Zâd, Aotrou ann êñv hag ann douar, dré ma éc'h eûz kuzed ann traonze oud ar ré fûr, oud ar ré boellek, ha dré ma éc'h eûz hô diskleried d'ar ré-vihan.

26. Ia, va Zâd: râk ma eo héted ann dra-zé d'îd.

27. Pép trâ a zô bét lékéad etrê va daouarn gant va Zâd. Ha dén na anavez ar Mâb néméd ann Tâd: ha dén na anavez ann tâd néméd ar Mâb, hag ann hini da béhini é vézô fellet gand ar Mâb hé zakleria.

28. Deûd d'am c'havout, c'houi holl péré a zô skuized ha bec'hiet, ha mé hô tiboaniô.

29. Kéméred va iéô war-n-hoc'h, ha deskit gan-én penaoz ounn habask, ha vuel a galoun: hag é kafot ar paouez eûz hoc'h enéou.

30. Râk va iéô a zô kûn, ha va beac'h a zô skân.

## XII. PENNAD.

1. ENN amzer-zé Jézuz a dréménê dre eur park éd é deiz ar sabbat: hôgen hé ziskibled péré hô doa naoun en em lékéaz da gutula tamoézennou ha d'hô dibri.

2. Hôgen ar Farizianed pa weljont kément-sé, a lavaraz d'ézhan: Chetu da ziskibled a ra ar pez a zô berzet é deisiou ar sabbat.

3. Hag hén a lavaraz d'ézhô: Ha n'hoc'h eûs-hu két lennet petrâ a reaz David, pa en dévoé naoun, hag ar ré a ioa gant-han?

4. Pénaoz éz éaz é ti Doué, hag é tebraz baraou ar c'hennig, péré na oa aotreed hô dibri na d'ézhan, na d'ar ré a ioa gant-han, hôgen d'ar veleien hép-ken?

5. Pé n'hoc'h eûs hu két lenned el lézen, penaoz é deisiou ar sabbat ar veleien a dorr ar sabbat ann templ, hag ind dinam?

6. Hôgen lavaroud a rann d'é-hoc'h, pénaoz éz eûs ama unan hag a zô brasoc'h egéd ann templ.

7. Hôgen ma oufac'h pétrâ eo ann dra-man: Ann trugarez a fell d'in, ha né kéd al lazérez, n'hô pijé két barnet tûd diantek.

8. Râk Mâb ann den a zô ann Aotrou eûz ar sabbat he-unan.

9. Hag ô véza éat-kuid ac'hanô, é teûaz enn hô sinagog.

10. Ha chétu é oa énô eunn dén péhini en doa eunn dourn dizec'het. Hag é c'houlenjond digant-han, mar d-oa mâd rei ar iéc'hed é deisiou ar sabbat; évit ma tamaljend anézhan.

11. Hôgen hén a lavaraz d'ezhô: Pé zén ac'hanoc'h, mar en defé eunn danvad, hag a vé koézed ennu eur poull e deiz ar sabbat, na seûfé kéd d'hé denna ha d'hé zevel?

12. Pégémend eo gwelloc'h eunn dén égéd eunn danvad? Dré-zé é halleur óber-vâd é deisiou ar sabbat.

13. Neûzé é lavaraz d'ann dén: Astenn da zourn. Hag hén hé astennaz, hag é teûaz iac'hével égilé.

14. Hôgen ar Farizianed ô véza éat-kuît, en em guzuliaz enn hé énep, évit gouzout pénaoz hen koljent.

15. Hôgen Jézuz ô c'houzout kément-sé en em dennaz ac'hanô;

ha kalz a dûd ô véza éat war hé lerc'h, hô iac'héaz holl.

16. Hag é c'hourc'hémennaz d'ézhô na vrudjent két kément-sé.

17. Évit ma vijé sévénet ar péz a zô bét lavaret evel-henn gand ar Profed Izaiaz :

18. Chetu va bugel em eûz dilennet, va muia-karet, é péhini em eûz lekéat va holl garantez. Lakaad a rinn va spéred war-n-ézhan, hag é embannô ar varn d'ar broadou.

19. Na zaélô két, na c'harmô két, ha déa na glevô hé vouez er ruou.

20. Na dorrô kéd ar gorsen diskaret, ha na vougô kéd ar houlc'hen a zivôged, kén n'en dévézô lékéad ar varn da drec'hi.

21. Hag ar broadou a c'hédô enn hé hanô.

22. Neûzé é oé digased d'ézhan eunn den trec'het gand ann diaoul, dall ha mûd, hag e iac'héaz anézhan, enn hévélep doaré ma komzaz, ha ma wélaz.

23 Hag ann holl dûd a oé sonézet brâz, hag é lavarent : Ha n'eo ked hé-man mâb David?

24. Hôgen ar Farizianed pa glevjont kément-sé a lavaraz : Hé-man na gâs-kuld ann diaoulou némed dré Veelzébuh penn ann diaoulou.

25. Hôgen Jézuz oc'h anaoud hô menosiou, a lavaraz d'ézhô : Pép rouantélez kévrennet out-hi hé-unan, a vézô dismantret : ha pép kéar, pé pép tî a vézô kévrennet out-han hé-unan, na joumô kéd enn hé zâ.

26. Ha ma teû Satan da gâs Satan kuît, eo kévrennet out han hé-unan : pénaoz éta é choumô hé rouantélez enn hé zâ?

27. Ha mar kaszan-kuid ann diaoulou dré Véelzébub, dré bion hô c'hâs-kuîd hô pugalé? Rak-sé è vézind hô-unan hô barnerien.

28. Hôgen mar kasaon-kuîd ann diaoulou dré Spéred Doué, rouantélez Doué a zô éta deûet bétég enn-hoc'h.

29. Pé pénaoz é hell unan-bennâg mond é tî eunn dén kré, ha preiza hé listri, néméd da genta en défé éréed ann dén kré? Ha neûze é preizô hé dî.

30. Nep n'éma két gan-én, a zô a-enep d'in : ha nép na zastum két gan-én, a skl̂ñ.

31. Râk-sé é lavarann d'é-hoc'h, pénaoz pép péc'hed ha pép lé-douet a vézô distaoled d'ann dûd : hôgen pép lé-doued oud ar Spéred-glân na vézô kéd distaolet.

32. Ha piou-bennâg en dévézô komzed a-énep Mâb ann den, é vezô distaoled d'ézhan : hôgen piou-bennâg en dévézô komzed a-eneb ar Spéred-glân, na vézô distaolet d'ézhan nag er béd-man, nag er héd da zont.

33. Pé livirit éz eo mâd ar wézen, ha mâd hé frouez : pé livirid éz eo fall ar wézen, ha fall hé frouez : râg ar wézen a anavézeur dioud hé frouez.

34. Gwenn ann aéred-viber, pénaoz é helht-hu lavarout traou mâd, ha c houi tûd fall? Râk diouc'h leûnder ar galoun é komz ar génou.

35. Eunn dén mâd a dean traou mâd eûz a eunn tenzor mâd : hag eunn dén droug a denn traou droug eûz a eunn tenzor drouk.

36. Hôgen hel lavaroud a rann d'é-hoc'h ; pénaoz ann dûd a vézô kréd eûz a gément gér didalvez hô dévézô lavaret.

37. Râk diouc'h da c'hériau é vézi didamallet, ha diouc'h da c'hériou é vézi tamallet.

38. Neûzé eur ré-bennâg eûz ar Skribed hag eûz ar Farizianed a respountaz d'ézhan, ô lavarout : Mestr, nî hor bé c'hoand da wéloud eur burzud great gan-éz.

39. Hag hén a respountaz hag a lavaraz d'ézhô : Ar wenn drouk hag avoultr-zé a c'houlenn eur burzud, ha na vézô rôed d'ezhi burzud é-héd, néméd burzud ar Profed Jonaz.

40. Râg ével ma oé Jonaz trî dervez ha teir nôzvez é kôv ar môrvarc'h, ével-sé é vézô Mâb ann dén trî dervez ha teir nôzvez e kaloun ann douar.

41. Tûd Niniva a azvô é deiz ar

varn gand ar wenn-zé, hag é tamallind anezhi; dré ma hô deûz great pinijen goudé prézégen Jonaz: ha chétu aman mui éget Jonaz.

42. Rouanez ar c'hresteiz a zavô é deiz ar varn gand ar wenn zé, hag é tamallô anezhi, dré ma eo deued eûz a harzou ann douar da zelaoui fornez Salomon: ha c'hetu aman mui éget Salomon.

43. Hôgen pa guita eunn den ar Spéred louz, é vale dré lec'hiou seac'h, ô klaskout ann arzaô, ha n'hé c'hav ket.

44. Neûze e lavar Distrei a rinn d'am zi eûz a beleac'h ounn deuet. Hag ô tond di é kâv anézhan goullô, skubet ha kempennet.

45. Neûzé éz â, hag e kemer gant-han seiz spêred all gwasoc'h égét-han, hag ô vond enn ti-zé é chonmand énô: hag ar stad dievez eûz ann dén-zé a zeû gwasoc'h egéd ar c'henta. Evel-sé é c'hoarvezô d'ar wenn fall-zé.

46. Pa gomzé c'hoaz oud ann engroez, chétu hé vamm hag hé vreûdeûr a ioa er-meaz, hag a c'houlenné komza out-han.

47. Hogen unan-bennâg a lâvaraz d'ezhan: Chétu da vamm ha da vreûdeûr a zô er-méaz hag a glask ac'hanod.

48. Hag hén ô respounta da néb a gomzé out-han, a lavaraz: Piou eo va mamm, ha piou eo va breûdeûr?

49. Hag oc'h astenna hé zourn war hé ziskibled, e lavaraz: Chétu va mamm, ha va breûdeûr.

50. Râk piou-bennâg a ra ioul va Zâd péhini a zo enn énvou, hen-nez a zô va breur, va c'hoar, ha va mamm.

## XIII. PENNAD.

1. Enn deiz-zé Jézuz ô véza éad er-meaz eûz-ann tî, a azézaz e-barz ar môr.

2. Hag eul lôd brâz a dôdenn em zastomaz war hé drô; enn hevélep doare ma biñaz war eur vag ha ma azézaz énô; hag ann holl engroez a journaz war ann aot.

3. Hag é lavaraz d'ezhô kalz traou dré barabolennou ô komza evel henn: Chétu ann hader a zô éad er meaz da hada.

4. Hag e pâd ma hade, lôd eûz ann hâd a gouézaz a-hed ann hent, ha labouséd ann eñv a zeûaz hag hé zebraz.

5. Lôd all a gouézaz enn eul lec'h meinek, e peleac'h ne oa kât kalz a zouar: hag é savaz kerkent, dré né oa ked a zounder douar.

6. Hôgen pa zavaz ann héol é oe losket: hag ô véza n'en doa ked a c'hrisien, é sec'haz.

7. Lod all a gouezaz e touez ann drein: hag ann drein a greskaz, hag a voügaz anezhan.

8. Lôd all a gouezaz é douar mâd hag é roaz frouez, lôd kant kemend all, lôd tri-ugent, lôd trégont.

9. Ra zelaouô neb en deûz diskouarn da glevout.

10. Hag hé ziskibled ô tôstaad a lavaraz d'ézhan. Perâg e komzez-te out-hô dré barabolennou?

11. Hag hén a respountaz d'ezhô, ô lavarout: Dre ma 'z eo rôed d'é-hoc'h da anaout traou-kuzet rouantelez ann envou: hôgen ne d-eo ket rôed d'ezhô.

12. Râk piou-bennâg en deûz, é vezô rôed d'ezhan, hag e fonnuô: hôgen piou-bennâg n'en deûz ket, é vezô lamed digant-han kémend en deûz.

13. Dré-zé é komzann out-hô dré barabolennou; râg ô welout na wélont ket, hag ô klevout na glevont két, ha na boellont ket.

14. Hô diougan Izaiaz a zô sévéned enn hô, pa lavar: Sélaou a réot gand hô diskouarn ha na glevot-két: sellout a réot gand hô daoulagad, ha na welot ket.

15. Râk kaloun ar bobl-man a zô pounnerêet, hag hô diskouarn a zô deut pounner-gleô, hag hô daou-lagad hô deûz serret: gand aoun na zeujé hô daou-lagad da welout, hô diskouarn da glevout, hô c'haloun da boella, na gemjend a vuez, ha na zeûjenn d'hô iac'haat.

16. Hógen hô taou-lagad-hu a zô euruz dré ma wélont, hag hô tiskouarn dré ma klevont.

17. Râg é-gwirionez hel lavarann d'e hoc'h, penaoz kalz a Broféded hag a dûd gwirion hô deûz bétet gweloud ar pez a welit, ha n'hô deûz két gwélet; ha klevoud ar péz a glevit, ha n'ho deûz két klevet.

18. Klevit 'ta c'houi parabolen ann hader.

19. Piou-bennâg a glev gér ar rouantelez, ha na boell ket, é teû ann drouk, hag é skrâp ar péz a zô béd hadet enn hé galoun : hen-nez eo a zô béd haded a-héd ann hent.

20. Hogen ann hini a zô béd haded enn eul leac'h meinek, hen-nez eo ann hini péhini a zélaou ar gér, hag hen digémer kerkent gant laouénidigez ;

21. Hogen n'en deûz kéd a c'hrisien enn-han hé-unan : ha né maû néméd évid eunn amzer : ha pa zeû eunn enkrez pé eunn heskinbennâg enn abek d'ar gér, kerkent é kémer gwall skouer.

22. Ann hini a zô béd haded é-touez ann drein, hen-nez eo ann hini péhini a zelaou ar gér ha préder ar bed-man, ha touellerez ar madou a voug ar gér, hag hen laka da véza difrouez.

23. Hógen ann híni a zô béd haded é douar mâd, hen-nez eo ann hini pehini a zélaou ar gér, hag a boell, hag a zigas frouez, hag a rô lûd kant kémend all, lôd triugent, lôd tregont.

24. Eur Barabolen all a ginnigaz d'ézhô, enn eul lavarout : Rouantélez ann énvon a zô hénvel oud eunn den péhini en deûz hadet hâd mâd enn hé bark.

25. Hógen é-pâd é oa kousked ann dûd, é teûaz hé énehour, péhini a hadaz draok é-touez ar gwiniz, hag az éaz-kult.

26. Hógen pa oé kresket ar iéot, ha deûed é frouez, neûzé en em ziskouézaz ivé ann draok.

27. Hogen mévellou ar penn-tî az éaz d'hé gavout, hag a lavaraz d'ézhan : Aotrou, ha n' éc'h eûsté kéd hadet hâd mâd enn da bark ? Pénaoz éta éz eûz draok ennhan ?

28. Hag hén a lavaraz d'ézhô : Eunn dén hag a zô énehour d'in eo en deûz gréad ann dra-zé. Hógen hé vévellou a lavaraz d'ézhan : Ha té a fell d'îd éz ajemp d'hé gutula ?

29. Hag hén a lavaraz : Nann ; gand aoun ô kutula ann draok, na ziz'hrisienfac'h ar gwiniz gant-han.

30. Lest hô bo-daou da gréski bétég ar médérez, hag enn amzer ar médérez é livirinn d'ar védérien : Kutuîd da genta ann draok hag ereît hen a hordennou évid hô zevi; hógen dastumid ar gwiniz em sôlier.

31. Eur Barabolen all a ginnigaz d'ézhô enn eul lavarout : Rouantelez ann énvou a zô hénvel oud eur c'hreûnen sézô, péhini a gémer eunn dén hag a hâd anézhi enn he bark.

32. Hé-man a zô évit-gwir ar bihana eûz ann holl hadou : hógen pa eo kresket, éz eo brasoc'h eged ann holl louzou, hag é teû da véza eur wézen, enn hévélep doaré ma teû laboused ann énv, ha 'ma neisiont enn hé akourrou.

33. Eur Barabolen all a lavaraz d'ézhô : Rouantélez ann énvou a zô hénvel oud ar goell a gémer eur vaouez évid hé guzaé tri feûr bleûd, bété ma teû holl da c'hôi.

34. Jézuz a lavaraz kement sé d'ar bobl gant parabolennou : ha na gomzé kéd ont-han hép parabolen.

35. Évit ma vijé sévénet ar péz a oa bét diouganet gand ar profed ô lavarout : Digeri a rinn va génou gant parabolennou ; disklena a rinn traou kuzet abaoé ma eo kroued ar béd.

36. Neûzé Jézuz, ô véza kasetkuit ar bobl, a zeûaz enn tî : hag hé ziskibled ô tôstaad out-han a lavaraz : Displeg d'é-omp parabolen draog ar park.

37. Hag hén a respountaz hag a lavaraz d'ézhô : Néh a hâd ann hâd mâd, eo Mâb ann den,

38. Hógen ar park, eo ar béd. Ann hâd mâd, eo bugalé ar rouantélez. Hag ann draok, eo ar vugalé drouk.

39. Hógen ann énébour en deûz hé hadet, eo ann diaoul; ar médérez, eo ann divez eûz ar béd; hag ar vederien, eo ann éled.

40. Ével éta ma kutufrur ann draok, ha ma devear anézhan enn tân, ével-sé é c'hoarvézô é divez ar bed

41. Mâb ann dén a gasô hé éled, péré a lakai er-méaz eûz hé rouantélez ann holl wall-skouériou, hag ar ré a ra drouk:

42. Hag é kasind anézhô enn eur fourn dân. Énô é vézô gwelvan, ha skriñ dent.

43. Neûze ann dûd gwirion a lugernô ével ann héol é rouantélez hó Zâd. Ra zélaouô néb en deûz diskouarn da glevout.

44. Rouantélez ann énvon a zô hénvel oud eunn tenzor kuzed enn eur park: hag ann dén a gâv anézhan, hen kûz, ha gand al lévénez en deûz, éz a da werza kémend en deûz hag é prén ar parkzé.

45. Rouantélez ann énvou a zô c'hoaz hénvel oud eur marc'hadour, pehini a glask perlez mâd.

46. Hógen goudé m'en doé kaved eur berlezen talvouduz, éz éaz da werza kémend en doa, hag hé frenaz.

47. Rouantélez ann énvon a zô c'hoaz hénvel oud eur zeûlen taoled er mór, hag a zastum pésked a bép rumm.

48. Ha pa eo leûn, é tenneur anézhi war ann aod, ha goudé beza azezet, é lekeeur ar ré vâd enn eul léstr, hag é taoleur ar ré fall er-méaz.

49. Evel-sé é c'hoarvézô enn divez eûz ar béd: ann éled a zeûi, hag a rannô ar ré zroug eûz a zouez ar ré c'hlân.

50. Hag é kasind anézhô enn eur fourn dân. Énô é vézo gwélvan, ha skriñ dent.

51. Ha poellet mâd eo kement-ma gan-é-oc'h? Hag é leverjond d'ézhan: Ia, Aotrou.

52. Hag hén a lavaraz d'ézhô: Dré-zé kement Skrib a zô gwiziek er péz a zell ouc'h rouantelez ann énvou, a zô hénvel oud eur penn-ti, péhini a deun eûz hé denzor traou nevez ha traou kôz.

53. Ha goudé m'en doé Jézuz peûr-lavared ar parabolennou-zé, éa éaz-kuid ac'hanô.

54. Hag ô véza deûed enn hé vrô, é teskè anézho enn hó zinagogou, enn hévélep doaré ma oant souézet, ha ma lavarent: A béleac'h eo deûed da hé-man ar furnez-ze, ha kemend a c'balloud?

55. Ha ne d-ef hén két mâb eur c'halvez? Ha na c'halveur kéd hé vamm Mari, hag hé vreûdeûr Jakez, ha Jozef, ha Simon, ha Judaz?

56. Hag hé c'hoarézed, ha n'émind-hi kéd holl enn hon touez? A béleac'h éta e teû ann holl draouzé gand hé-man?

57. Hag é kavent tamall ennhan. Hógen Jézuz a lavaraz d'ezhô: Eur Profed né d-eo kéd héb hanô-mâd, némed enn hé vrô, hag enn hé dî.

58. Ha na réaz kéd énô kalz a vurzudou, enn abek d'hó digrédoní.

## XIV. PENNAD.

1. ENN amzer-zé Hérodez ann tétrark a glevaz banô eûz ar péz a réa Jézuz;

2. Hag a lavaraz d'hé wazed: Iann Badézour eo hen-nez: diztroed eo a varô da véô, ha drézé eo é ra kémend a vurzudou.

3. Râg Hérodez en doa lekéat kémérout Iann, hag hé staga: hag é réaz hé lakaad er vâc'h dré 'n abeg da Hérodiaz grég hé vreûe.

4. Râk Iann a lavaré d'ézhan: Ne kéd aotréed d'id hé c'haout.

5. Hag en doa c'hoant d'hé lakaad da vervel; hógen aoun en doa râg ar bobl, dré ma'z oa kéméret gant-hô évid eur profed,

6. Hôgen da zeiz ganédigez Hérodez, merc'h Hèrodiaz a zansaz dirâg ann dûd, hag é plijaz da Hérodez.

7. Évit-sé é rôaz hé c'hér d'ezhi gant lé penaoz é rôjé d'ezhi kémend a c'houlenjé digant-han.

8. Hag hî, goudé béza bét kélenned a-raog gand hé mamm, Rô d'in bréma, éme-z-hi, penn Iann Badezour enn eunn disk.

9. Hag ar roué a oé glac'haret gant kément-sé. koulskoude dré 'n abek d'he lé, ha d'ar ré a ioa azézet gant han ouc'h taol, é c'hour c'hémennaz hé rei d'ezhi.

10. Hag é kasaz da zibenna Iann er vâc'h.

11. Hag hé benn a oé digased enn eunn disk, ha rôed d'ar plac'h-iaouank, péhini he gasaz d'hé mamm.

12. Hag hé ziskibled a zeûaz, hag a géméraz hé gorf, hag e lienjond anézhan, hag éz éjond da lavaront kément-sé da Jézuz.

13. Pa glevaz Jézuz kément-sé, é tec'haz ac'hanô enn eur vag, hag en em dennaz a dû enn eul léac'h distrô: ha pa glevaz ar bobl ann dra-ré, é heûliaz anézhan war droad eûz ar c'heriou.

14. Ha pa 'z éa-kuît Jézuz, é wélaz eul lôd brâz a dûd, hag en doé truez out-hô, hag o iac'héaz hô c'hlanvourien.

15. Hôgen ar pardaez ô véza deûet, he ziskibled a zeûaz d'hé gavout, hag a lavaraz d'ezhan: al léac'h man a zo distrô, hag ann heur a ia é-biou. Kas-kuîd ar bobl, évit ma 'z aint er bourc'hiou, ha ma prénint boéd évit-hô.

16. Hôgen Jézuz a lavaraz d'ezhô: Né két réd éz ajend dî; rôit c'houi da zibri d'ezhô.

17. Lavaroud a réjond d'ézhan: N'hon eûz aman némét pemp torz vara, ha daou bésk.

18. Hag hén a lavaraz d'ézhô: Digasit-hô aman d'in.

19. Ha goudé béza gourc'hémenned d'ar bobl azéza war ar géot, é kéméraz ar bemp dorz vara, hag ann daou bésk; hag ô véza saved hé zaoulagad étrézég ann énv, é binnigaz anézhô, hô zorraz, hag é rôaz ann torziou bara d'hé ziskibled, péré hô rôaz d'ar bobl.

20. Hag é tebjond holl, hag hô doé a-walc'h. Hag e kaschont gant-hô daouzek paner leûn gand ann tammou a oa choumed enn hô dilerc'h.

21. Hôgen eûz ar ré a zebraz é oa ann niver eûz a bemp mil dén, néméd ar gragez hag ar vugale.

22. Ha kerkent Jézuz a rédiaz hé ziskibled da biña er vâg, ha da vond enn hé raog enn tu all d'al lagen, é-pâd ma kaschô-kuîd ar bobl.

23. Ha goudé béza kaset-kuîd ar bobl, é piñaz war eur menez hé-unan évit pedi. Hôgen ar pardaez ô véza deûed, édo enô hé-unan.

24. Hôgen ar vâg a ioa bejet gand ar c'hoummou é kreiz ar môr: râg ann avel a ioa énep.

25. Hôgen d'ar pévare dibun eûz ann nôz, é teûaz d'hô c'havout ô kerzoud war ar môr.

26. Ha pa weljond anézhan ô kerzoud war ar môr, é saouzanjond, hag é léverjont: Eunn teûz eo. Hag é c'harmchont gand aoun.

27. Ha kerkent Jézuz a gomzaz out-hô, enn eul lavarout: Hô pézet fisians: mé eo, n'hô pézet ked a aoun.

28. Hôgen Per a respountaz d'ézhan ô lavarout: Aotrou, mar d-eo te, kémenn d'in mond d'az kavout war ann dourcier.

29. Hag hén a lavaraz: Deûz. Ha Per ô tiskenna eûz ar vâg, a gerzé war ann dour évit mond da gavout Jézuz.

30. Hôgen pa wélaz eunn avel grê, en doé aoun: hag evel ma téraoué gwélédi, é c'harmaz ô lavaront: Aotrou, savéta ac'hanoun.

31. Ha râk-tâl Jézuz oc'h astenna hé zourn, a grogaz enn-han, hag a lavaraz d'ézhan: Dén a nebeûd a feiz, perâg éc'h eûz te diskredet?

32. Ha pa oent piñed er vâg, ann avel a baouezaz.

33. Hôgen ar ré a ioa er vâg a dôstaaz, hag a azeûlaz anézhan, ô lavarout : Évit-gwir Mâb Doué oud.

34. Ha goudé m'hô doa treûzed al lagen, é teûjont é douar Jénéaar.

35. Ha pa zeûas tûd al léac'h-zé d'hé anaout, é kaschont dré ann holl vrô, hag é tigaschond d'ézhan ann holl dûd klân.

36. Hag é pédent anézhan d'hô lézel da steki bép-kén out pennpil hé saé. Ha kémend hini a stokas out-han, a oe iac'héet.

## XV. PENNAD.

1. NEUZÉ Skribed ha Farizianed a seûas d'hé gavoud eûz a Jéruzalem, hag a lavaraz d'eshan :

2. Perâk da ziskibled a drémenhi dreist kéménadurézon a-c'hénou ar ré-gôz? Râk na walc'hont kéd hô daouarn pa zebront bara.

3. Hôgen hén a respountaz d'ezhô ô lavarout : Perâk c'houi é treménit-hu dreist gourc'hémenn Doué évid hô kéménadurézou a-c'hénou? Râk Doué en deûs lavaret :

4. Enor da dâd ha da vamm; hag ivé : Piou-bennâg a zrouk-pedô gand hé dâd pé gand hé vamm a dlé bésa lékéad d'ar marô.

5. Hôgen c'houi a lavar : Piou-bennâg en dévézô lavared d'hé dâd, pé d'hé vamm, Pép rô a zeûi ac'hanoun, ra vézô talvoudek d'id.

6. Ha na énorô kéd hé dâd pé hé vamm : hagével-sé hoc'h eûz lékéad da véza didalvez gourc'hémenn Doué évid hô kéménadurézou a-c'hénou.

7. Pilpouzed, diouganet mâd en deûz diwar hô penn Isaiaz, ô lavarout :

8. Ar bobl-zé a énor ac'hanoun a-c'hénou; hôgen hô c'haloun a zô pell diouz-in.

9. Hôgen enn aner eo éc'h énoront ac'hanoun, ô teski lézennou ha gourc'hémennou ann dûd.

10. Hag ô véza strolled ar bobl war-drô d'ezhan, é lavaraz d'ézhô : Klevit, ha poellit.

11. Né kéd ar péz a ia er génou a zaotr ann dén. hôgen ar péz a zeû er-meaz eûz be c'hénou eo a saotr ann dén.

12. Neûzé hé ziskibled a dôstaaa out-han, hag a lavaraz d'ézhan : Ha té a oar pénaos ar Farizianed ô klevoud ar péz éc'h eus lavaret hô deûz kaved abek.

13. Hag hén a respountaz hag a lavaraz d'ésho : Kément planten ha na vézô két bét plantet gant va Zâd péhini a zô enn énv, a vézô dic'hrisiennet.

14. List-hô : tûd zall int hag a gâs tûd zall. Hôgen mar teû eunn dén dall da gâs eunn dén dall, é kouézond hô daou er poull.

15. Hôgen Per a respountaz d'ézhan ô lavarout : Displég d'é-omp ar barabolen-zé.

16. Ha Jésuz a lavaraz : Ha béz' émoc'h-hu c'hoaz hep poell?

17. Ha na boellit-hu ket, pénaoz kémend a 'z a er genou, a ziskenn er c'hôf, hag a vés taoled e leac'h distrô?

18. Hôgen ar péz a ia eûz ar génou, a zeû eûz ar galoun; hag ann dra-zé eo a zaotr ann dén :

19. Râg eûz ar galoun eo é teû ar gwall vénosiou, al lazérésiou, ann avoultriésiou, ar gadélésiou, al laéronsiou, ar fals testéniou, ann tonadellou.

20. Ann traou-zé eo a zaotr ann dén. Hôgen debri héb beza gwalc'hed hé zaouarn na zaotr kéd ann dén.

21. Ha Jézuz ô véza éad ac'hanô, en em dennaz étrézé Tir ha Sidon.

22. Chetu eur c'hrég eûz a Ganaan hag a zeûé eûz ar vrô-zé en em lékéaz da c'harmi, ha da lavaroud d'ezhan : Aotrou, Mâb David, az péz truez ouz-in : va merc'h a zô gwall enkrezet gand ann diaoul.

23. Hôgen na lavaraa kéd eur gér d'ézhi. Hag hé Ziskibled ô tôstaad out-han hé bédé enn eul lavarout : Kâs-hi-kuit; râk garmi a ra war hon lerc'h.

24. Hag hén a respountaz hag

a lavaraz : N'ounn bét kaset némed ètrézeg ann dénved kollet eûz a dì Israel.

25. Hôgen hì a zeûaz, hag a azeûlaz anézhan, ô lavarout : Aotrou, kennerz ac'hanoun.

26. Hag hén a respountaz hag a lavaraz . Né két mâd kéméront bara ar vugalé, hag he rei d'ar c'hounn.

27. Hag hì a lavaraz: Gwir eo, Aotrou hogen ar c'hounn bihan a zebr ar bruzun a gouéz eûz a daol hô mistri.

28. Neûzé Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ezhi : Grég, da feiz a zò brâz : ra vézô gréad d'Idével ma c'hoantéez. Hag bé merc'h a oe iac'héet war ann beur.

29. Ha Jézuz ô véza éad ac'hanô, a zeùaz a héd môr Galiléa : hag ô veza piñet war eur méner, éc'h azèzaz énô.

30. Hag é tôstaaz out-han eul lòd brâz a dûd, pére hô doa gant bô muded, dalied, kammed, tûd wân, ha kalz re all : hag é lékejond anezhô oud hé dreid, hag hén hô iac'héaz.

31. Enn hévélep doaré ma oé souézed ann dûd pa wéljond ar vuded ô komza, ar c'hammed ô kerzout, ann dalled ô welout : hag é veùlent Daué Israel.

32. Hôgen Jézuz ô véza galvet hé ziskibled a lavaraz : Truez em eûz oud ar bobl-zé, râk trì dèz zô é choumont gan-én, ha n'hô deûz nétrâ da zibri : ha na fell kéd d'in hô c'hâs kuît war-iûn, gand aoun na fatent enn hent.

33. Hag hé ziskibled a lavaraz d'ézhan : Pénaoz è bellimp-ni kavoud el léac'h distrô-man awalc'h a vara évit gwalc'ha kémend a dûd ?

34. Ha Jezuz a lavaraz d'ézhô : Péd bara hoc'h-eûs-hu ? Hag hì a lavaraz : Seiz, hag eunn nébeûd peskedigou.

35. Hag hén a c'hourc'hémennaz d'ar bobl azéza war ann douar.

36. Hag ô kéméroud ar seiz bara, hag ar pesked, goudé béza gréad hé drugarez, é torraz anézhô, hô róaz d'hé ziskibled, hag hé ziskibled hô rôaz d'ar bobl.

37. Hag ì tebjond holl, hag hô doé awalc'h. Hag é kaschont seiz kést leûn gand ann tammou a ioa choumed enn hô dilerc'h.

38. Hôgen eûz ar ré hô doa debret éz oa pevar mil dén, hép nivéri ar vugaligou hag ar gragez.

39. Ha goudé héza kaset-kuìd ar bobl, Jézuz a biñaz enn eur vag, hag é teûaz war harzou Majédan.

## XVI. PENNAD.

1. HA neûzé ar Farizianed hag ar Saduseed a dôstaaz out-ban évit hé dempti : pédi a rejond anézhan da ziskouéza d'ezhô eunn arwézbennâg enn énv.

2. Hôgen hén a respountaz, hag a lavaraz d'ézhô : Pa eo deûed ann abardaez e livirit : Kaer é vézô ann amzer, râg ann oabl a zô rûz.

3. Ha diouc'h ar beûré : Arnê a vézô hiriô, râg ann oabl a zô tènval ha dem-ruz.

4. Gouzoud a rid éta anaoud doaré ann oabl : hogen na helht kéd anaoud arwésiou ann amzériou? Ar wenn droug hag avoultr-man a glask eunn arwéz ; ha na vézô rôed d'ézhì némed arwéz ar profed Jonaz. Hag ô véza hô lézet, éz éar-kuit.

5. Ha pa oé deñed hé ziskibled enn tû all d'al lagen, hô doa ankounac'héet kâs bara gant-hô.

6. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhô : Likid evez, hag en em ziwallid out goell ar Farizianed hag ar Saduseed.

7. Hôgen hì a venné hag a lavaré enn-hô hô-unan : Dré n'hon eûz két kemèred a vara eo.

8. Hôgen Jézuz oc'h anaout kément-sé, a lavaraz : Tûd a nebeûd a feiz, pérâg e vennit hu étré z-hoc'h dré n'hoc'h eûz két kèmered a vara ?

9. Ha na boellit-hu két, ha na gounit-hu két pénaoz pemp bara a zô bet a-walc'h évit pemp mil dén, ha péd panérad hoc'h eûz kaset gan-e-hoc'h ?

10. Ha pénaoz seiz bara a zô bét a-walc'h évit pevar mil dén, ha péd késtad hoc'h eûz kaset gan-é-hoc'h ?

11. Pérâg na boellit-hu két, pénaoz n'em eûz két komzed a vara d'é-hoc'h, pa'm eûz lavaret : En em ziwallid out goell ar Farizianed hag ar Saduseed ?

12. Neûzé é poeljont pénaoz n'en doa két lavaret en em ziwalloud out goell ar bara, bôgen out kréden ar Farizianed hag ar Saduséed.

13. Hogen Jézuz a zeûaz war drô Kézaréa-Filip : hag é komzé oud hé ziskibled, ô lavarout : Petrâ a lavar ann dûd ef hén Mâb ann dén?

14. Hag hi a lavaraz : Lôd a lavar eo Iann Badézour, lôd all Éliaz, ha lôd all Jérémiaa, pé unan eûz ar broféded.

15. Jézuz a lavaraz d'ézhô : Ha c'houi, piou é livirit-hu ounn-mé ?

16. Simon Per a respountaz hag a lavaraz : Té eo ar C'hrist, Mâb ann Doué béô.

17. Hôgen Jézuz a respountaz d'ézhan, hag a lavaraz . Gwenvidig ood, Simon Mâb Iann : râk né ked ar c'hîk hag ar gwâd hô daûz disrévelled ann draman d'Id, hôgen va Zâd, péhini a zô enn énvou.

18. Ha mé a lavar d'Id, pénaoz oud Per, ha war ar méan-zé é savinn va iliz, ha dôriou ann ifern na drec'hint ked anézhi.

19. Hag é rûinn d'Id alc'houéziou rouantélez ann énvou; ha kément-bennag a éréi war ann douar, a vezô ivé éréed enn énvou : ha kément-bennâg a ziérei war ann douar, a vézô ivé diéréed enn énvou.

20. Neûzé é c'hourc'hémennaz d'hé ziskibled na lavarjend da zén pénaoz é oa hén Jézuz-Krist.

21. A-neûzé é téraouaz Jézuz diskouéza d'hé ziskibled pénaoz é oa réd d'ézhan mond da Jéruzalem, ha gouzanvi kalz a berz ann Hénaoured, hag ar Skribed, hag ar pennou eûz ar véleien, béza lazet, ha distrei da véô ann trédé deiz.

22. Ha Per oc'h hé géméroud a dû, a zeraouaz hé groza o lavarout : Aotrou, Doué ra virô! Na c'hoarvézô két kément-sé ganéz.

23. Hag hén a zistrôaz hag a lavaraz da Ber : Pella diouz-in, Satan, gwall skouér oud d'in, ô véza na gavez két mâd ar péz a zeû digand Doué, hôgen ar pez a zeû digand ann dûd.

24. Neûzé Jézuz a lavaraz d'hé ziskibled : Mar fell da unan bennâg dont war va lerc'h, ra rai dilez anézhan hé-unan, ha ra zougô hé groaz, ha ra heûliô ac'hanoun.

25. Râk piou-bennâg a fellô d'ézhan savétei hé vuez, hé c'hollô : ha piou bennâg a gollô hé vuez enn abek d'in, hé c'havô.

26. Râk pé dâl d'ann dén gounid ar béd holl, ha kolla hé éné ? Pé petrâ a rôi ann dén enn eskemm évid hé éné?

27. Râk Mâb ann dén a zeûi é gloar hé Dâd gand hé Éled : ha neûzé é tistaolô da bép-unan hervez hé obériou.

28. E gwirionez bé lavarann d'é-hoc'h, béz' éz eûz biniennou étouez ar ré a zô aman, ha na c'houzanvint kéd ar marô, kén n'hô devézô gwélet Mâb ann dén ô tond enn hé rouantélez.

## XVII. PENNAD.

1. HA c'houéac'h dervez goudé Jézuz a géméraz gant-han Per, ha Jakez, ha Iann hé vreûr, hag hô c'basaz a dû war eur ménez uc'hel.

2. Hag é kemmaz a zoaré dirazhô. Hé zremm a luc'haz ével ann héol : hag hé zilad a zeûaz gwenn ével ann erc'h.

3. Ha chétu e wéljont Moizez hag Éliaz péré a gomzé gant-han.

4. Hôgen Per a lavaraz da Jézuz : Aotrou, mâd é ve d'é-omp choum aman : mar fell d'Id, é raimb aman tri zelt, unan évid-od, unan évit Moizez, hag unan évid Éliaz.

5. Pa gomzé c'hoaz, chétu eur

goabren c'houlaouek a dévalaaz anézhô. Ha chetu eur vouéz a zeûaz eûz ar goabren, hag a lavaraz. Héman co va Mâb ker, é pehini em eûz lekéat va holl garantez : selaouit-hén.

6. Hag ann diskiblad ô véza klevet kement-sé en em daolaz war hô génou, hag hô devoé aoun vrâz.

7. Ha Jézuz a dôstaaz, hag a stokaz out-hô, hag é lavaraz d'ézhô Savit, ha n'hô pézet kéd a aoun.

8. Hógen pa zafchoud hô daoulagad, na weljont mui nemét Jézuz.

9. Ha pa ziskenjond eûz ar ménez, Jezuz a reaz d'ézhô ar gourc'hémenn-man, ô lavarout : Na livirid da zén ar péz hoc'h eûz gwélet, ken na vezô savet Mâb ann den eûz a douez ar ré varô.

10. Hag hé ziskibled a lavaraz d'ézhan : Pérâg eta é lavar ar Skribed pénanz Éliaz a dlê dond araok ?

11. Ha Jezuz a respountaz hag a lavaraz d'ezhô : Ia, Eliaz a dlé dont, hag é lakai pep trà er stâd kenta.

12. Hógen hé lavaroud a rann d'é-hoc'h, pénaoz Éliaz a zó deûet abars bréma, ha n'hô deûz ked hé anavézet, hógen gréad ho deûz enn hé c'hénver ével m'ho deûz karet ôber. Ével-zé eo é gwall-gasint Mâb ann dén.

13. Neûzé hé ziskibled a hoellaz pénanz eûz a Iann Badézour na an doa komzed out-hô.

14. Ha pa oé deûed étrézég ar bobl, e tôstaaz out-han eunn dén pehini en em daolaz d'ann daoulin dira z-han ô lavarout : Aotrou, as péz truez out va mâb, péhini a zó loarek, ha gwall enkrézet : râg aliez é kouéz enn tân, hag aliez enn dour.

15. Hé zigaset em eûz d'az diskibled, ha n'hô deûz két gelled hé iac'haat.

16. Hógen Jézuz a respountaz hag a lavaraz : Gwenn diskrédik ha fallakr, pé vété keit é vézinn-mé gan-é-hoc'h ? Pé vété keit é c'houzanvinn-mé ac'hanoc'h ? Digasid ar bugel amaa d'in.

17. Ha Jézuz a c'hourdrouzaz ann diaoul, hag éz éaz er-méaz anézhan, hag ar bugel a oé iac'héet war ann heur.

18. Neûzé ann diskibled a zeûaz da gavout Jézuz a dû, hag é léverjond d'ézhan : Perâg n'hon eûz-ni két gellet he c'hâs-kuit ?

19. Jézuz a lavaraz d'ézhô : Drê ann abek d'hô tigrédoni. Râg é gwirionea bel lavarann d'é-hoc'h, mar hô pé feiz evel eur greûnen zezô, é lavarfac'h, d'ar ménez-zé : Kéa ac'hann di, hag éz ajé, ha netrâ na vijé dic'balluz évid-hoc'h.

20. Hógen ar weon-zé na véz kaset-kuit nemét gand ar béden, ha gand ar iûn.

21. Hógen pa oend distrôed é Galiléa, Jézuz a lavaraz d'ézhô : Mâb ann dén a dlé beza lekéad étré daouarn ann dûd.

22. Hag é lazind anézhan, hag ann trédé deiz é savô a varô da véô. Hag en em c'hlac'hari a réjont meûrbéd.

23. Ha pa oend deûd é Kafarnaom, ar ré a zavé ar gwiriou a dôstaaz out Per, hag a lavaraz d'ezhan : Hô mestr ha na baé-hén ked ar gwiriou ?

24. Hag hén a lavaraz : Ia. Ha pa oé éad enn tî, Jéznz a ziarbennaz anézhan ô lavarout : Pétrâ a vennez-dé, Simon ? Digant piou é kémer rouéed ann douar ar gwiriou pé ann tellou ? Digand hô bugalé hô-unan, pé digand ann diavézidi ?

25. Hag hén a lavaraz : Digand ann diavézidi. Jézus a lavaraz d'ézhan : Ar vugalé 'ta a zô kuîd d'hô faéa.

26. Hôgen évit na rôimp ked a wall skouér d'ézhô, kéa d'ar môr, ha taol eunn higen ; hag ar c'henta pésk a vézô saved eûz ann dour, kémer-hén : hag ô tigeri hé c'hénou, é kavi aur péz-arc'hant, kémer-hén, ha rô-hén d'ezhô évid-oun, hag évid-oud.

## XVIII. PENNAD.

1. ENN heur-zé ann diskibled a dôstaaz ouc'h Jézuz, hag a lavaraz : Piou, war da vénoz, eo ar brasa é rouantelez ann énvou ?

2. Ha Jézuz a c'halvaz eur bugel bihan, hag hen lékéaz enn bô c'hreiz.

3. Hag é lavaraz : É gwirionez hel lavarann d'e hoc'h, pénaoz ma na zistrôit két, ha ma na zeûit kèt hével out bugalé bihan, n'az éot kéd é rouantelez ann énvou.

4. Piou bennâg éta en em izélaï ével ar bugel-zé, hen-nez eo a vézô ar brasa é rouantélez ann énvou.

5. Ha piou-bennâg a zigémer em hanô eur bugel bihan evel-sé, am zigémer-mé.

6. Hôgen piou-bennâg a rôi gwall skouér da unan eûz ar vugaligou-zé péré a gred enn-oun, gwelloc'h é vé d'ézhan é vé staget ouc'h hé gouzoug eur méan milin, hag é vé taoled é gweled ar mor.

7. Gwa d'ar béd dré ann ahek d'ar gwall skouériou. Râk red eo é teûfe gwall skouériou : hôgen koulskoudé gwa d'ann dén eûz a béhini é teû ar gwall skouér.

8. Hogen ma rô da zourn, pé da droad gwall skouér d'id, trouc'h-hén, ha taol-hén pell diouz-id. Gwell eo d'id mond er vuez moñpé gamm, égét kaoud da zaou zourn pé da zaou droad ha béza taolet enn tân peûr-baduz.

9. Ha ma rô da lagad gwall skouér d'id, diframm-hén, ha taol-hén pell diouz-id. Gwell eo d'id mond er vuez born, égét kaoud da zaou-lagad ha béza taolet é tân ann ifern.

10. Likid évez na zisprijac'h nikun eûz ar vugaligou-man : râk hel lavaroud a rann d'e-hoc'h, pénaoz hô éled enn énvou a wel bépred dremm va Zâd, péhini a zô enn énvou.

11. Râk Mâb ann dèn a zô deûed da zavétei ar péz a ioa kollet.

12. Pétrâ a vennit-hu ? Mar en défé eunn dén kant danvad, hag é teûfé unan anézhô da veza dianket, ha na leschê kéd ann naontêk ha pevar ugend all war ar ménésiou, évit mond da glask ann hini a vé dianket ?

13. Ha ma c'hoarvez é kavché anézhan. É-gwirionez hel lavarann d'e-hoc'h, penaoz é laouéna mui diwar-benn he-man egéd diwar benn ann naontek ha pevar ugent ha na oant két béd dianket.

14. Evel-sé bô Tâd, pèhini a zô enn énvon na fell kéd d'ezhan é vé kolled unan eûz ar vugaligou-man.

15. Hôgen mar en deûz péc'hed da vreûr enn da énep, kéa, ha tamall anézhan étré té hag hén hé unan. Mar selaou ac'hanod, ez pézô gounezed da vreûr.

16. Hôgen ma na zélaou kèd ac'hanod, kémer c'hoaz gan-éz eunn den pé zaou, evit ma vézô kretéet pép gér dré c'hénou daou pe dri zést.

17. Ha ma na zélaou kéd anézhô, lavar d'ann Iliz. Hogen ma na zélaou ked ann Iliz, bézet évid-od ével eur Pagan bag eur Publikan.

18. É-gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, kément-bennâg a ereot war ann douar, a vézô ivé éréed enn énv : ha kément-bennâg a ziéréot war ann douar, a vezô ivé diéreed enn énv.

19. Lavaroud a rann c'hoaz d'é-hoc'h, pénaoz mar en em laka daou ac'hanoc'h kévret war ann douar, petrâ-bennâg ma c'houlennint é vézô rôed d'ezhô gant va Zâd, pehini a zô enn énvou.

20. Râk el leac'h ma 'z eûz daou pé trî dén strolled em hanô, en em gavann énô enn hô c'hreiz.

21. Neûzé Per a dôstaaz out-han, hag a lavaraz : Aotrou, pét gweach é iustaolinn d'am breûr pa en devézô pec'het em enep ? Bete seiz gwéach ?

22. Jézuz a lavaraz d'ézhan : Na lavarann ked d'id béte seiz gwéach ; hôgen béte dék ha tri-ugent gweach seiz gwéach.

23. Dré-zé rouantélez ann énvou a zô hénvélébekéed oud eunn den roué, péhini a fellaz d'ézhan lakaad hé dûd da zaskori kount d'ézhan.

24. Ha pa en dévoé déraouet ôber hé gount, e oé kased d'ézhan unan péhini a dlié d'ézhan dék mil talant.

25. Hogen evel n'en doa ket péadra da zistaöl, hé aotrou a roaz urs d'hé werza hén, hé c'hreg, hé vugale, ha kemend en doa, évit paea hé zlé.

26. Hôgen ann dén-zé oc'h en em strinka d'hé dreid, a bédé anézhan, ô lavarout: Rô amzer d'in hag é tistaolinn d'id va boll zlé.

27. Hogen aotrou ar gwâz-zé en doé truez out-han, hen laoskaz da vont, hag a zistaolaz d'ezhan hé zle.

28. Hogen ar gwâz-zé ô veza éatkuit, a gavaz unan eûz hé genvreûdeur, péhini a dlié d'ézhan kant diner: hag ô kregi enn han é tage anezhan, ô lavarout. Distaol ar pez a dleez d'in.

29. Hag hé gen-vreûr, oc'h en em strinka d'hé dreid, a bédé anezhan, ô lavarout: Rô amzer d'in, hag é tistaolinn d'id va boll zle.

30. Hôgen hén na fellaz kéd d'hézhan. hag éz éaz-kuit, hag é réaz hé lakaad er vác'h, bété ma tistaoljé d'ezhan ar pez a dlié.

31. Hé gen vreûdeûr ô weloud ar péz en doa grat, a oé glac'haret brâz: hag é teûjond da zanevella d'hô aotrou kemend a ioa c'hoarvezet.

32. Neûzé hé aotrou a c'halvaz anezhan, hag a lavaraz d'ézhan: Den drouk, distaoled em eûz d'id kemend a dlié d'in, dré ma éc'h eûz va fedet.

33. Ha na dliez-dé kêt kaout truez oud da gen-vreûr, evel ma em eûz bet truez ouz-id?

34. Hag hé aotrou ô vuanékaat a réaz hé enkrézi, kén na baéaz kemend a dlié.

35. Evel sé ê rai d'é-hoc'h va Zâd péhini a zô enn énv. ma na zistaol pép-hini ac'hanoc'h d'hé vreûr hé wallou a greiz kaloun.

# XIX. PENNAD.

1. HA pa en dévoé Jésuz peûrlavared ar prézégennou-zé, éz eazkuid eûz ar C'halilea, hag a teûaz war harzou Judea, enn tû all d'ar Jourdan.

2. Ha kalz a bobl az éaz war hé lerc'h, hag é iac'héaz anézhô enô.

3. Ha Farizianed a zeûaz d'hé gavoud evid hé dempti, hag é lévérjond d'ezhan. Hag aotreed eo da eunn ozac'h kuitaat hé c'hreg dré eunn abek bennâg?

4. Hag hén a respountaz hag a lavaraz d'ézhô: Ha n'hoc'h eûs ha két lennet penaoz ann hini en deûz gréad ann den adalég ann derou, en deûz hô gréat pâr ha parez? Hag en deûz lavaret.

5. Dré-zé ann ozac'h a zilezô hé dâd hag hé vamm, hag en em stagô oud hé c'hrég, hag é vézint daou enn eur c'hik hép ken.

6. Evel se nô d'int mui daou, hôgen eur c'hik hep-ken. Arabad eo éta d'ann den ranna ar péz a zô bet frammet gand Doué.

7. Hi a lavaraz d'ézhan. Pérâg éta Moizez en deûs-hen gourc'hémennet rei d'ar c'hreg eur skridrann, hag hé c'hâs kuit?

8. Hén a lavaraz d'ézhô. Moizez ô wélout kaléder hô kalonou a gavaz-mâd é kasac'h-kuid hô kragez; hôgen enn derou ann dra-zé né oa ked évol se.

9. Rak hel lavaroud a rann d'éhoc'h, pénaoz piou-bennâg a gasôkuid hé c'hreg, némed avoultr é ve hi, hag a zimezô gand eunn all, a gouézô enn avoultriez. ha neb a zimezô gand eur c'hrég kazetkuit gand eunn all, a gouézô ivé enn avoultriez.

10. Hé ziskibled a lavaraz d'ézhan. Mar d-eo évei sé doaré eunn ozac'h gand hé c'hrég, ne ket tal vouduz dimizi.

11. Hén a lavaraz d'ezhô: Ann boll na boll két komeut-sé, hôgen ar re hép-ken da béré eo bet rôed hé boella.

12. Råk béz' éz eûz spazeien, péré a zô ganed ével-se a gòv hô mamm: spazeien zô, péré a zô bét spazet gant ann dùd: spazeien zô, pere hô deûz en em spazed hò-unan enn abek da rouantélez ann envon. Neb a bell poella, ra boellô kement-man.

13 Neûze é oé kased d'ezhan bugaligou, évit ma lakajé hé zaouarn war-n-ézhô, ha ma pédjé evit hô. Hogen hé ziskibled a grôze anézhô.

14 Ha Jézuz a lavaraz d'ezhô: List ar vugaligou-zé, ha na virit ked out-hô na zeûjend d'am c'havout; rák rouantélez ann envon a zô evid ar ré a zô henvel out-hô.

15. Ha goude bera astenned hé zaouarn war-n-ezhò, éz eaz-kuid ac'hanô.

16. Ha chétu eunn dén a zeûaz, hag a lavaraz d'ézhan Aotrou Mad, pétra a dléann-mé da ôber a vâd evit kaoud ar vuez peûr-baduz?

17. Jézuz a lavaraz d'ezhan: Pérâg am galvez-té mâd? Doué hép-ken a zô mâd. Hôgen mar fell d'id mond er vuez, mir ar c'hourc'hémennou.

18. Péré, émé z-han? Ha Jézuz a lavaraz d'ézhan: Na laz két: na avoultri két: na laéri két: na zougi ked a fals testéni.

19. Énor da dâd ha da vamm, ha kâr da nesa ével-d-oud da-unan.

20. Ann dén-iaouank a lavaraz d'ezhan: Mired em eûz ann holl draou-ze adalek va iaouankiz, a hétra em eûz me c'hoaz ézomm?

21. Jézuz a lavaraz d'ezhan: Mar fell d'id béza klok, kéa, gwerz kémendéc'h eûz, ha rô-hén d'ar beorien, hag ez pézo eunn tenzor enn env, ha deûz, hag heûl ac'hanoun.

22. Hôgen pa glevaz ann dén-iaouank ar gerion-zé, éz éaz-kuit gwall c'hlac'haret: râk madou brâz en doa.

23. Hôgen Jézuz a lavaraz d'hé ziskibled: É gwirionez hel lavarann d'e-hoc'h, pénaoz eo diez da eunn den pinvidik mond é rouantélez ann énvon.

24. Hel lavaroud a rann c'hoaz d'é-hoc'h: Esoc'h eo da eur c'hanval tréménoud dré graouen eunn nadoz, egéd da eunn den pinvidik mond é rouantélez ann envou.

25. Hé ziskibled ô klevout-se, a oé souezet brâz hag a lavaraz: Piou éta a hellô béza salvet?

26. Hôgen Jézuz ô selloud out-hô, a lavaraz d'ézhô: Ann dra zé a zô dic'halluz d'ann dùd; hôgen pep trà zô galluz da Zoué.

27. Neûzé Per a respountaz hag a lavaraz d'ezhan: Chetu ni hon eûz da beûliet; pétrâ 'ta a vézo évid-omp?

28. Hôgen Jézuz a lavaraz d'ézhô: É gwirionez hel lavarann d'e-hoc'h, pénaoz c'houi peré a zô deûed war va lerc'h, pa zeûi ann eil c'hinivelez, ha pa vezô azézet Mâb ann den war gador hé veûrdez, é viod ivé azezet war zaouzek kador, hag é parnot ann daouzek breûad Israel.

29. Ha piou-bennâg a zilézô hé dî, pe hé vreûdeûr, pé hé c'hoarezed, pe hé dâd, pe hé vamm, pé hé c'hrég, pé hé vugalé, pé hé barkou, enn abek d'am hanô, en devezô kant évid unan, hag é piaouô ar vuez peûr-baduz.

30. Hôgen kalz eûz ar re-genta a vézô ar ré-zivéza, ha kalz eûz ar ré-zivéza a vézô ar re-genta.

## XX. PENNAD.

1. ROUANTÉLEZ ann énvou a zô henvel oud eunn dén penn-tiégez, péhini az éaz er méaz beûré mâd evit kâs gôpraérien ann hé winien.

2. Hag ô véza gréat marc'had gand hé c'hôpraerien eûz a eunn diner diouc'h ann dervez, é kasaz anezhô enn hé winien.

3. Hag ô véza éad er-méaz war-drô ann drede heur, e wélaz re all peré a ioa dibreder war al leûrger.

4. Hag ô lavaraz d'ézhô: Id ivé c'houi em gwinien, hag é rôinn d'é-hoc'h ar pez a vézô reiz.

5. Hag hi az éaa di. Hôgen mond a réaz adarre er-méaz a-trô ar

c'houec'ved hag ann naved heur; hag e reaz enn hevélep doaré.

6. Hôgen é-trô ann unnékved heur ez éaz et-méaz, hag é kavaz re all pere a choumé dibreder, hag é lavaraz d'ezhô: Pérâg é choumit-hu azé dibreder héd ann deiz?

7. Hag hi a lavaraz: Dré n'en deûz den é-hed hor c'hémered é gobr. Hag hén a lavaraz d'ézhô: Id ivé c'houi em gwinien.

8. Hôgen pa oé deûed ar pardaez, mestr ar winien a lavaraz d'hé verer: Galv ar c'hôprnerien, ha rô d'ézhô hô gôpr, ô teraoui gand ar re-zivéza bétég ar ré-genta.

9. Ar ré 'ta peré a ioa deûed é-trô ann unnekved heur, hô doé peb a ziner.

10. Hôgen pa zeûaz ar ré-genta, é venjont pénaoz é vijé roed d'ézhô ouc'h-penn: hôgen peb a ziner n'hô doé kén.

11. Hag ô kémérout kément-sé, é krôsmôlent oud ar penn-tiégez.

12. O lavarout: Ar ré-zivéza-zé n'hô deûz labouret némed hed eunn heur, hag éc'h eûz hô lékeat kévatal d'é-omp, nî péré hon eûz douget poer ann deiz hag ar grouez.

13. Hag hén ô respounta oud unan anezhô, a lavaraz: Va mignoun, na rann kéd a c'haon ouzid; ha n'ée'h eûz-dé két gréat marc'had gan-én évid eunn diner?

14. Kémer ar péz a zô d'id, ha kéa-kuit: hôgen mé a fell d'in rei d'ann divéza-man kémend ha d'id.

15. Ha na hellann-mé kéd ôber ar péz a garann? Pérâg da lagad-dé ef-hén drouk, dré ma ounn-mé mâd?

16. Ével-sé ar ré-ziveza a vézô ar re-genta, hag ar ré-genta ar re-zivéza: râk kalz a vézô galvet, hôgen nebeûd a vézô dilennet.

17. Ha Jezuz ô véza éad da Jéruzalem, a geméraz a dû hé zaouzék diskibl, hag a lavaraz d'ézhô:

18. Chétu éz éomp da Jéruzalem, ha Mâb ann dén a vézô lékead étré daouarn Priñsed ar véleien, hag ar Skribed, péré hé varnô d'ar marô,

19. Hag é lakaind anézhan étré daouarn ar Jentiled évid ôber goab anezhan, évid hé skourjéza, hag évid hé staga ouc'h ar groaz; hag ann tréde deiz e savô a varô da veô.

20. Neûzé mamm bugale Zéhedé a dostaaz out-han gand hé mipien, oc'h hé azeûli ha gand doaré da c'houlenni eunn dra-bennâg digant-han.

21. Hag hén a lavaraz d'ézhi: Pétrâ a fell d'id? Hag hî a lavaraz d'ezhan: Lavar ma vezô azézed ann daou vab-man d'in, unan war da zourn déou, égile war da zourn kleiz, enn da rouantelez.

22. Hôgen Jezuz a respountaz hag a lavaraz: Na ouzoc'h két pétrâ a c'houlennit. Ha c'houi a hell éva ar c'halir a diéann da éva? Hî a lavaraz: Nî a hell.

23. Hen a lavaraz d'ézhô: Éva a réod évit-gwir va c'halir: hôgen azéza war va zourn déou pé war va zourn kleiz, né két mé a dlé rei ann dra-ze d'é-hoc'h, hôgen d'ar ré évit peré eo aozet gant va Zâd.

24. Ha pa glevaz ann dég all, é huanékajond oud ann daou vreûr.

25. Hôgen Jezuz hô c'halvaz étrezég enn han, hag a lavaraz: Gouzoud a rît pénaoz pennou ann dudou a aotrouni anezhô: ha pénaoz ar ré vras a ziskouez hô beli war-n-ézhô.

26. Na vézô kéd ével-sé étré-z-hoc'h: hôgen piou-bennâg a fellô d'ezhan beza brasoc'h étré-z-oc'h, ra vézô gwâz d'é-hoc'h.

27. Ha piou-bennâg a fellô d'ézhan beza ar c'henta ac'hanoc'h, ra vézô sklâf d'é-hoc'h.

28. É c'hiz n'eo kéd deûet Mâb ann dén évit béza servichet, hôgen évit servicha, hag évit rei hé vuez évid dasprenadurez kalz a dûd.

29. Ha pa' ejont-kuîd eûz a Jériko, éz-éaz kalz a dûd war hé lerc'h.

30. Ha chétu daou zall péré a ioa azézed war ann hent a glevaz pénaoz é trémené Jézuz: hag ea

em lékéjond da c'harmi, ô lavarout : Aotrou, Màb David, az péz truez ouz omp.

31. Hôgen ar bobl a grôzé anézhô évid hô lzkaad da devel. Hag hi a c'harmé kréoc'h, ô lavarout : Aotrou, Màb David, az pez truez ouz-omp.

32. Ha Jézuz a arzaoaz, hô c'halvez, hag a lavaraz d'ezhô : Pêtrâ ô fell d'é-hoc'h é rajeno évid-hoc'h?

33. Hag é léverjond d'ézhan : Aotrou, digoe hon daou-lagad d'é-omp.

34. Ha Jézuz ô kaout truez outhô, a lekéaz hé zourn war hô daoulagad. Ha râk-tâl é weljont, hag éz éjont war hé lerc'h.

## XXI. PENNAD.

1. HA pa dôstajend out Jéruzalem, ha pa oand deûed da Vêtfajé, tôst da vénez Olived, neûzé Jézuz a gasaz daou ziskibl.

2. O lavaroud d'ézhô : Id d'ar vourc'h a zô râg-énep d'é-hoc'h, ha kerkent é kefut eunn azénez stâg, hag eunn azen bihan gant-hi : distagit-hi, ha digasit-hi d'in.

3. Ha ma lavar eur re eunn drabennâg d'e-hoc'h, livirit pénaoz ann Aotrou en deûz ézomm anézhô; ha râk tâl hô laoskô da vont.

4. Hôgen kément-sé holl a zô c'hoarvezet, évit ma vije sévénet geriou ar Profed péhini en deûz lavaret :

5. Livirid da verc'h Sion : Chétu da Roué kûn a zeû d'az kavout, azezet war eunn azénez, ha war azen bihan ann hini a zô dindan ar iéô.

6. Hôgen ann diskibled az éaz, hag a reaz ével m'en doa gourc'hémenned d'ézhô.

7. Hag é tigaschond ann azénez, hag ann azen bihan : hag é lékéjond hô dilad war-n-ezhô ; hag é réjond d'ézhan azéza war-n-ézhi.

8. Hôgen eul lôd brâz a dûd a astiñaz hô dilad war ann hent; lôd all a drouc'hé skourrou gwéz, hag hô skiñe war ann hent.

9 Hag ar bobl, ken ar ré a ioa a-raok, ken ar ré a ioa adrén, a c'harme, ô lavarout : Hosanna da Vàb David : benniget ra vézô ann hini a zeû enn hanô ann Aotrou : Hosanna enn uc'héla eûz aan énvou.

10. Ha pa oé éat é Jéruzalem, holl dud kéar a oe strafilet, hag é lavarent : Piou eo hé-man?

11. Hôgen ar ré a ioa gant-han a lavaré : Profed Jézuz eo eûz a Nazaret é Galilea.

12. Ha Jézuz az éaz é templ Doué, hag é kasaz er méaz ar ré holl a werzé pé a bréné enn templ; hag e tiskaraz taoliou ar varc'hadourien arc'hant, ha kadoriou ar varc'hadourien koulmed.

13. Hag é lavaraz d'ezhô : Skrived eo : Va zî a vezô galvet ti ae pedennou ; hôgen c'houi hoc'h eûz gréad anezhan eur c'héô laéroun.

14. Hag é teûaz tûd zall ha tûd kamm d'hé c'havoud enn templ, hag é iac'héaz anézhô.

15. Hôgen pa wélaz Prinsed ae véleien hag ar Skribed ar varzuliou a réa, hag ar vugalé péré a c'harmé enn templ, hag a lavaré : Hosanna da Vàb David, é savaz droug ennhô.

16. Hag é léverjond d'ézhan : Ha klevoud a réz-te ar péz a lavae ar ré-man? Ia, émé Jezuz d'ézhô, hôgen ha n'hoc'h eûs-hu ket lennet biskoaz, pénaoz eûz a c'hénou ae vugale hag eûz ar ré a zô oud ar ar vronn é teuneur ar gwella meûleûdi ?

17. Hag ô véza hô lezed énô, éz éaz er méaz eûz a gear, é Bétania : hag é choumaz énô.

18. D'ar beûre pa zistrôé é kéar, en doé naoun.

19. Hag ô wéloud eur wézenfiez war ann hent, é tôstaaz outhi; ha na gavaz netrâ enn hi némêd deliou hép-kén, hag é lavaraz d'ezhi : Ra zeûi bikenn frouez ébed ac'hanod, ha rak tâl ar wézenfiez a grinaz.

20. Ha pa wélaz ann diskibled ann dra-zé, é oent souézet, hag é

léverjont : Pénaoz ef'hi bet krinet rak-tâl ar wézen-fiez ?

21. Hôgen Jézuz a respountaz, hag a lavaraz d'ezhô : E-gwirionez hel lavarann d'e-hoc'h, mar hô pé feiz, ha ma na vec'h kéd enn ar-var, ne két diwar-benn ar wézen-fiez hép-ken e rajac'h evel-sé, hogen ivé ma lavarac'h d'ar menez man, kéa alessé, hag en em daol er mor, kément-se a vijé great.

22. Ha pétrâ-bennag a c'houlennot gant feiz er bédeu, é vézô rôed d'e-hoc'h.

23. Ha pa oé deûed enn templ, Prinsed ar veleien, hag Henaoured ar bobl a dôstaaz out-han pa edo ô kentéha, hag é léverjont : Gant pé c'hallond é réz-té kement-sé ? Ha piou en deûz rôed d'id ar galloud zé ?

24. Jezuz a respountaz hag a lavaraz d'ezhô : Eur ger a c'houlen-ninn ivé digan-e-hoc'h : mar hé livrit d'in, é livirian ivé d'e-hoc'h gant pé c'hallond é rann kement-sé.

25. Badez Iann a beléac'h é teûé ? Pé eûz ann énv, pé eûz ann dôd ? Hôgen hì a venné enn-hô hô-unan, hag a lavaré :

26. Ma lévéromp, eûz ann énv, é lavarô d'é-omp : Pérag éta n'hoc'h eûs-hu két krédet d'ezhan ? Ha ma léveromp, eûz ann dôd, é tléomp kaoud-aonn râg ar bobl : râg ann holl a gemere Iann évid eur profed.

27. Hag hì a respountaz, hag a lavaraz da Jézuz : Na ouzomp két. Hag hén a lavaraz d'ezhô : Ha mé na livirinn ked d'é-hoc'h gant pe c'halloud e rann kement-se.

28. Hôgen pétrâ a vennit-hu ? Eunn den en doa daou vab, hag ô vond étrézég ar c'henta, e lavaraz : Va mâb, kéa hiriò da laboura em gwinien.

29. Hag hén a respountaz, hag a lavaraz : N'az inn ket. Hôgen goude, ô kaout keûz, éz éaz.

30. Dond a réaz ivé étrézég égilé, hag a lavaraz d'ezhan eunn hével dra. Hag hén a respountaz hag a lavaraa : Éz ann, aotrou, ha na'z éaz két.

31. Pébini anézhô hô daou en deûz gréad ioul hé dâd ? Hì a lavaraz d'ezhan : Ar c'henta. Jézuz a lavaraz d'ézhô : É gwirionez hel lavarann d'é hoc'h, penaoz ar Bublikaned hag ar gisti hô taraogô é rouantélez Doue.

32. Râk Iann a zô deûed étrézég enn hoc'h eun hend eûz ar wirionez, ha n'hoc'h eûz ket krédet d'ezhan : hôgen ar Bublikaned hag ar gisti hô deûz kredet d'ezhan : ha c'houi goude béza gwelet kément sé n'hoc'h eûz két bed a geûz, ha n'hoc'h eûz két kredet d'ezhan.

33. Sélaouit eur barabolen all : Bez' éz oa eunn dén penn-tì, pébini a blantaz eur winien, hag a gelc'hiaz anézhi gand eur c'harz, hag a gleûzaz enn-hi évid ôber eur waskel, hag a savaz eunn tour, hag he rôaz é gôbr da labourerien, hag éz éaz enn eur vrô bell.

34. Hôgen pa dôstaé amzer ar frouézon, é kasaz hé vévellon étrézeg al labourerien, évid dastumi frouézou hé winien.

35. Hag al labourerien, ô véza kroget er vevell o, a gannaz unan, a lazaz eguilé, hag a labézaz eunn all.

36. Kâz a réaz adarre mévellon all kalz muioc'h éged a-raok, hag e réjond d'ezhô eunn hével dra.

37. Enn-divéz é kasaz d'ezhô hé vâb hé-unan, ô lavarout : Douja a raint va mâb.

38. Hôgen al labourerien pa wéljond ar mâb, a lavaraz étré-z-hô : Hé-man eo ann her, deûit, lazomp-hen, hag hor bezô hé zigwéz.

39. Hag ô véza kroged enn-han, é tauljond anézhan eun tu all d'ar winien, hag hen lazjont.

40. Pa zeûi éta aotrou ar wivien, petrâ a rai hén d'al labourerien ?

41. Lavarond a réjond d'ézhan : Ann dûd drouk-zé a gollô enn eunn doaré reûzeûdik ; hag é rôi hé winien é gôbr da labourerien all, péré a rôi d'ézhan hé frouezou enn hô amzer.

42. Jezuz a lavaraz d'ézhô . Ha

n'hoc'h eûs-hu két biskoaz lennet er Skrituriou? Ar méan hô deûz distaolet ann ôbérourien-tiez a zô bet lékéad é penn ar c'horn? Gand ann Aotrou eo bét gréat kement-sé, hag eunn dra eo hag a zô souezuz d'hon daou-lagad.

43. Dré-zé é lavarann d'é-hoc'h, pénaoz rouantélez Doué a vézô rôed da eur bobl péhini hel lakai da rei frouez.

44. Ha piou-bennâg a gouézô war ar méan zé, a vézô torret; ha war biou-bennâg é kouézô-hén, hen mez a vézô brévet.

45. Ha pa glevaz Prinsed ar véleien hag ar Farizianed hé harabolennou, éc'h anavézchont pénaoz é komzé anézhô.

46. C'hoant hô doa da gregi enn-han, hógen aoun hô doa râg ar bobl; râk hé géméroud a réant ével eur profed.

## XXII. PENNAD.

1. HA Jézuz ô komza c'hoaz gant parabolennou, a lavaraz d'ézhô:

2. Rouantélez ann énvou a zô hénvel oud eur roué, péhini a réaz eûreûd hé vâb;

3. Hag é kasaz hé vevellou da c'hervel ar ré a ioa bét pédet d'ann eûreûd, ha na fellé kéd d'ezhô dont.

4. Kâs a réaz adarré mévellou all, ô lavarout: Livirid d'ar ré a zô pédet: Chetu va lein em eûz aozet; lazed em eûz va éjéned ha kémend em boa lékéad da larda; daré eo pép-trâ: deûid d'ann eûreûd.

5. Hôgen hi na zalc'haz stâd é-béd eûz a gément sé, hag éz éjont, unan d'hé dî war ar méaz, hag eunn all d'hé werzidigez:

6. Hag ar ré all a grogaz enn hé vévellou, ha goudé héza hô gwall-gasct a lazaz anezhô.

7. Hôgen ar Roué ô véza klevet kément-sé, a zavaz droug enn-han: hag ô véza kased hé arméou, e gwastaz al lazérien-zé, hag é loskaz hô c'héar.

8. Neûzé é lavaraz d'hé vévellou: Ann eûreûd évit-gwir a zô daré, hôgen ar ré a oa bét pédet n'int két bed dellézek.

9. Id éta er groaz-henchou, ha galvid d'ann eûreûd kémend hini a gefot.

10. Hag ar vévellou ô véza éad dré ann henchou, a zastumaz kémend a gavchond a dûd, mâd ha fall; ha sâl ann eûreûd a oe leûn a dûd ouc'h taol.

11. Hôgen ar roué az éaz dî évit gwélout ar ré a ioa ouc'h taol, hag é wélaz énô eunn den péhini n'en doa két gwisket ar zaé eûreûd.

12. Hag é lavaraz d'ézhan: Va miñoun, pénaoz oud-de deûed aman hép kaoud ar zaé eûreûd? Hag hén a choumaz mûd.

13. Neûzé ar roue a lavaraz d'hé dûd: Éréid hé zaouaro hag hé dreid, ha taolt-hé enn dévalien a ziavéaz: énô é vézô gwelvan, ha skriñ dent.

14. Râk kalz a zô galvet, hôgen nébeûd a zô dilennet.

15. Neûzé ar Farizianed ô véza éat kuît, en em guzuliaz évid hé géméroud enn hé gomsiou.

16. Hag é kaschond d'ezhan hô diskibled gand ann Herodianed, péré a lavaraz: Mestr, gouzoud a réomp penaoz oud gwirion, ha pénaoz é teskez hend Doué er wirionez, ha pénaoz n'éc'h eûz aaouez é-béd évid dén, râk na zellez kéd ouc'h ann dén é-touez ann dûd.

17. Lavar éta d'é-omp pétrâ a vennez; ha ní a dle rei ar gwir da Gézar, pé na dléomp ket?

18. Hôgen Jézuz oc'h anaoud hô drougiez, a lavaraz: Perâg é temptit-hu ac'hanoun, pilpouzed?

19. Diskouézid d'in ar pez-arc'hant a rôeur évid ar gwir. Hag hi a zigasaz d'ézhan eunn diner.

20. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhô: Eûz a biou eo ann hevélédigez-man hag ar skrid-man?

21. Hi a lavaraz d'ézhan: Eûz a Gézar. Neûzé é lavaraz d'ézhô:

Distaolit éta da Gézar ar péa a zô da Gezar, ha da Zoué ar péa a zô da Zoué.

22. Ha pa glevchont kément-sé é oent souezet bráz, hag ô véza hé lézet ez éjont-kuît.

23. Enn deiz-zé ar Saduséed, péré a lavar na zavô kéd ann dúd a varô da veô, a zeuaz d'hé gavout: hag é rejond eur goulenn out-han,

24. O lavarout: Mestr, Moizez en deûz lavaret: Mar marv unan-bennâg héb bugel, ra ziméző he vreûr d'hé c'hreg, évid digas bâd d'hé vreûr.

25. Ber' éz oa seiz breûr gan-é-omp: hag ar c'henta, goude beza bèd dimézed da eur c'hreg, a varvaz: hag ô véza n'en doa kéd a hâd, é lezaz hé c'hreg d'he vreûr.

26. Enn hevélep doare é c'hoarvézaz d'ann eil, d'ann tredé, betég ar seizved.

27. Enn-divéz holl ar c'hreg a varvaz ive.

28. Hôgen pa zavô ann dúd eûz a varô da véô, eûz a bélini eûz ar seiz-zé é vézô greg? Bâg hi holl hô deûz bed anezhi.

29. Hôgen Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ezhô: Fazia a rit, ô véza na anavézit ket ar Skrituriou, na galloud Doue.

30. Râk pa zavô ann dúd eûz a varô da veô, ar wazed n'hô devézô kéd a c'hragea, nag ar gragez a wazed: Hôgen béz' é vézind ével éled Doué enn énv.

31. Hôgen diwar-benn ann adsav eûz ar ré varô, ha n'hoc'h eûs-hu két lennet ar péz a zô hét lavaret gand Doué d'e-hoc'h ével-benn:

32. Mé eo Doué Abraham, ha Doué Izaak, ha Doué Jakob? Doué né kéd Doué ar ré-varô, hôgen Doué ar ré-véô.

33. Ha pa glevaz ar hobl kément-man, é oent souezed eûa hé gélen.

34. Hôgen ar Farizianed ô véza klevet pénaoz en doa lékead da dével ar Saduséed, ea am strollaz.

35. Hag unan anézhô, pélini a oa eunn dén gwiziek el lézen, a réaz ar goulenn-man out-han, évid hé dempti:

36. Mestr, péhini eo ar brasa gourc'hémenn eûz al lézen?

37. Jézuz a lavaraz d'ézhan: Karoud a ri ann Aotrou da Zoué a greiz da c'halonn, hag a greiz da éae, hag a greiz da spéred.

38. Hen-nez eo ar brasa, hag ar c'henta gourc'hémenn.

39. Hôgen ann eil a zô hénvel oud égilé: Karoud a rî da nesa, ével-d-oud da-unan.

40. Al lézen holl, hag ar Broféded a zô dalc'het enn daou c'hourc'hémenn-zé.

41. Hôgen ar Farizianed ô véza strollet, Jezuz a séaz ar goulenn-man d'ézhô,

42. O lavarout: Petrâ a vennit-hu eûz ar C'hrist? Eûz a biou ef-hen mâb? Hag hi a lavaraz: Eûz a Zavid.

43. Hag hén a lavaraz d'ézhô: Penaoz eta David é c'halv-han anezhan enn hé spéred hé Aotrou, ô lavarout:

44. Ann Aotrou en deûz lavared d'ann Aotrou: Azez war va doura déou, beté ma likinn da énébourien da skabel d'az treid?

45. Mar galv éta David anézhan hé Aotrou, pénaoz ef-hén hé vâb?

46. Ha dén na hellaz respounta eur gér d'ézhan: hag abaoe ann deiz-zé dén na gredaz mui ober goulenn é-béd d'ézhan.

## XXIII. PENNAD.

1. NEUZÉ Jezuz a gomzaz oud ar bobl, hag oud hé ziskibled,

2. O lavarout: Ar Skribed hag ar Farizianed a zô azézet war gador Moizez;

3. Mirid éta, ha grit kémend a livirind d'é-hoc'h: hôgen na rit kéd diouc'h hô oberiou; râk hi a lavar, ha na ra két.

4. Râk éréa a réont bec'hiou pounner, ha dic'houzanvuz, hag hô lakaad a réont war ziskoaz ann dúd: ha na fell kéd d'ezho hô fiñva gand hô biz.

5. Hôgen hô holl ôberiou a réont évit béza gwélet gand ann dûd. rak brasoc'h eo hô farch, ha kaëroc'h hô fenn-pil.

6. Karoud a réont ar gwéléou kenta er banvésiou, hag ar c'hadoriou kenta er sinagogou,

7. Hag ar stouou er marc'hallec'h, ha béza galvet Mestr gand ann dûd.

8. Hôgen c'houi, na vézit két galvet Mestr : rák n'hoc'h eûz némed eur Mestr hép-kén, ha c'houi holl a zô breûdeûr.

9. Ha na c'halvid dén é-béd hô Tâd war ann douar : rák n'hoc'h eûz némed eunn Tâd péhini a zô enn énvou.

10. Ha na vézit ket galvet mistri : rák n'hoc'h eûz nemed eur Mestr, péhini eo ar C'hrist.

11. Ar brasa ac'hanoc'h, a vézô hô servicher.

12. Râk piou-bennâg en em uc'helai a vézo izeleet : ha piou-bennâg en em izélai a vezô uc'héléet.

13. Hogen gwa c'houi, Skribed ha Farizianed pilpouzed, dre ma serrit rouantélez ann énvou d'ann dud : râk n'az it kéd ébarz hoc'h unan, ha ne list kéd da vont ébarz ar ré hô dûz c'hoand da vont.

14. Gwa c'houi, Skribed ha Farizianed pilpouzed, dre ma lounkit tiez ann intanvézed, gand hô pedennou hir : dré-zé hô pézô eur varn garvoc'h.

15. Gwa c'houi, Skribed ha Farizianed pilpouzed, dré ma rîd ann drô eûz ar môr hag eûz ann douar, évid ôber eunn diskibl, ha pa eo gread diskibl gan é hoc'h, hen lakad da vâd d'ann ifern diou weach muioc'h égéd-hoc'h.

16. Gwa c'houi, réncrien zall, péré a lavar : Piou-bennâg a douo dré ann templ, n'eo nétrâ; hôgen piou-bennâg a douo dré aour ann templ, hen-nez a dle derc'hel d'hé c'hér.

17. Tûd diskiant ha dall, Râk péhini eo ar brasa, pé ann aour, pé ann templ péhini a zantéla ann aour?

18. Ha piou-bennâg, émé c'houi, a douô dré ann aoter, n'eo nétrâ; hôgen piou-bennâg a douô dré ar rô, péhini a zô war-n-ézhi hen-nez a dle derc'hel d'hé c'hér.

19. Tûd zall : Râk péhini eo ar brasa, pé ar rô, pe ann aoter péhini a zantéla ar rô?

20. Piou-bennâg éta a dou dré ann aoter, a dou dre-zhi, ha dré gémend a zô war-n-ézhi.

21. Ha piou-bennâg a dou dré ann templ, a dou dre-z-hañ, ha dre ann hini a choum enn-hañ.

22. Ha néb a dou dré ann env, a dou dré drôn Doue, ha dre ann hini a zô azézet war-n-ézhan.

23. Gwa c'houi, Skribed ha Farizianed pilpouzed, c'houi péré a bae ann dég war ar vent, ha war ann anet, ha war ar c'houmin, hag hoc'h euz dilezet ar péz a zô pouezusoc'h el lezen, ar varn, ann trugarez, hag ar feiz. Red e oa sévéni ann traou-zé, hép lezel ar ré all da ôber.

24. Rénerien zall, péré a zil eur fubuen; hag a lounk eur c'hanval.

25. Gwa c'houi, Skribed ha Farizianed pilpouzed, dré ma nétait ann diavéaz eûz ar c'hôp hag eûz ar plâd : hag enn diabarz oc'h leûn a laeronsi hag a lousdoni.

26. Farizian dall, néta da-genta enn diabarz eûz ar c'hôp hag eûz ar plâd, évit ma vézô ivé neat ann diavéaz.

27. Gwa c'houi, Skribed ha Farizianed pilpouzed, dre ma z-oc'h hénvel ouz bésiou gwennet, péré a ziavéaz en em ziskouéz kaer d'ann dûd, hogen péré enn diabarz a zô leûn a eskern tûd-varô, hag a bép bresnadurez.

28. Evel-sé c'houi enn diavéaz en em ziskouez gwirion d'ann dûd; hogen enn diabarz oc'h leûn a bilpouzérez, hag a zrougiezed.

29. Gwa c'houi, Skribed ha Farizianed pilpouzed, c'houi péré a zâv bésiou d'ar brofeded, hag a ginkl bésiou ann dud gwirion

30. Hag é livirit : Ma vemb bét enn amzer hon tadou, na vijemp

két bét hô eil évit skula gwâd ar brofeded.

31. Evel-sé en em rôid da dést d'é hoc'h hoc'h-unan, pénaoz oc'h bugalé ar ré hô deûz lazet ar brofeded.

32. Ha c'houi deûd da leûnia gonvor hô tadou,

33. Aéred, gwenn ann aérediber, pennoz é tec'hot hu diouc'h barn ann ifern?

34. Dre-zé chétu mé a gasô d'é-hoc'h profeded, ha tûd-fur, ha skribed, ha c'houi a lazô lod, hag a lakai lod ouc'h ar groaz, hag a skourjézo lod enn hô sinagogou, hag é heskinod anezhô a gêr é kéar.

35. Evit ma teûi war-n hoc'h ann holl wâd dinam a zô bét skulet war ann douar, adalek gwâd Abel ar gwîn bete gwâd Zakariaz, mâb Barakiaz, péhini hoc'h eûz lazet étré ann templ hag ann aoter.

36. E gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, kement sé holl a c'hoarvézô gand ar wenn ma.

37. Jéruzalem, Jéruzalem, té péhini a lâz ar brofeded, hag a labez ar re a zô kased d'id, péd gwéac'h em eûz mennet strolla da vugalé, é c'hiz ma stroll ar iâr he evnedigou dindân hé diou-askel, ha né ket fellod d'id?

38. Chétu hô tî a vézô lézed d'é-hoc'h dibentet.

39. Râk hel lavaroud a rann d'é-hoc'h, n'am gwélot mui pelloc'h, kén na lévérot: Benniget ra vézô ann hini a zeû enn hanô ann Aotrou.

## XXIV. PENNAD.

1. JÉZUZ az éaz er-méaz eûz ann templ. Hag he ziskibled a dôstaaz out-han, évid diskouéza d'ezhan tiez brâz ann templ.

2. Hôgen hén a lavaraz d'ezhô: Ha gwéloud a rit-hu ann dra-zé holl? E-gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, na joumo kéd aman mean war vean; dismantret holl é vézint.

3. Ha pa édo azézet war Ménez Olived, hé ziskibled a dôstaaz out-han é-kûz, ô lavarout: Lavar d'é-omp, peûr é c'hoarvézô kément-sé? Ha pé arwéz a vézô eûz da zonédigez, hag eûz a zisez ar béd.

4. Ha Jézuz a respountaz, hag a lavaraz d'ezhô: Likid évez na zeûfé den d'hô touella.

5. Râk kalz a zeûi em hanô, ô lavarout: Mé eo ar C'hrist: hag é touellint meûr a hini.

6. Ha c'houi a glevô ar vrézéliou, ha brûd ar vrézéliou. Likid évez na vec'h enkrezet: râk réd eo é teûfé ann traou-zé, hôgen né vézô két c'hoaz ann divez.

7. Râk sével a rai pobl out pobl, ha rouantélez out rouantélez; ha béz' é vézô bosennou, ha naounégézou, ha krenou douar é meûr a léac'h.

8. Hôgen kément-sé holl n'eo némed ann derou eûz ar gloasiou.

9. Neûzé é rôind ac'hanoc'h d'ann heskinou, é lazind ac'hanoc'h: hag é viot kaséet gand ann holl dudou dré ann abek d'am hanô.

10. Ha neûzé kalz a dûd a rôi gwall skouér, hag en em werzô; hag en em gasaad a raind ann eil égilé.

11. Ha meûr a fals-profeded a zavô, péré a douellô kalz a dûd.

12. Hag evel ma vézô brâz ann dirented, karantez meûr a hini a ienai.

13. Hôgen néb a gendalc'hô bétég ann divez, hen-nez a vézô salvet.

14. Hag ann Aviel-mañ eûz ar rouantélez a vézô prézéget dré ar bed holl, é testeni d'ann holl dudon: ha neûzé é teûi ann divez.

15. Pa wélod éta pénaoz beûz ann dismantr, diouganet gand ar profed Daniel, a vézô el léac'h santel: ra boellô néb a lenn.

16. Neûzé ar ré a vézô é Judéa, dent war ar ménésiou.

17. Hag ann hini a vézô war ann dôen, na ziskennet két évit kémeroud eunn dra eûz hé dî.

18. Hag ann hini a vézô er park, na zistrôet két évit kéméroud hé zae.

19. Hôgen gwâ ar c'hragez vrazez hag ar magérézed enn deisiou-zé,

20. Pédid éta évit na zeûiô kéd hô tec'h er goam, nag e deiz ar sabbat.

21. Râk neûzé ê véaô eunn enkrez brâz, é-c'hiz na vezô két bét adalek derou ar béd bété neûze, ha na vezô bikenn.

22. Ha mı na vé két bet diverreed ann deisiou-ze, na vijc két salvet ann holl gik ; hogen enn abek d'ar ré zilennet é vezô diverréed ann deisiou-zé.

23. Neûzé ma lavar d'é-hoc'h eur ré-bennag : Chétu ema ar C'hrist aman, pe ahont, na grédit két.

24. Râk sével a rai fals-kristed, ha fals-proféded, hag e roint arwésiou brâz ha burzudou, enn hévelep doaré ma touellint zô-ken, mar d-eo galluz, ar ré-zilennet.

25. Chetu em eûz diouganad d'é-hoc'h.

26. Ma lavareur éta d'é-hoc'h : Chétu éma el leac'h distro, n'az it ked er-méaz; chetu éma e gwéled ann ti, na gredit ket.

27. Râk e-c'hiz ma teû eul luc'héden eûz ar Sâv-heol, ha ma hé gweleur er C'hûs-héol : ével-sé é vezô donedigez Mâb ann dén.

28. É pô leac'h-bennâg ma vezô eur c'horf, énô eu em strollô ann éred.

29. Hôgen râk-tâl goudé enkrea ann deisiou-zé, ann heol a dévalai, hag al loar na rôi ked hé goulou; hag ar stered a gouezô eûz ann énv, ha nersou ann énvou a vezô késlusket.

30. Ha neûzé é vezô gwélet arwéz Mâb ann den enn env : ha neûzé é keinô ann holl bobIou eûz ann douar : hag e welint Mâb ann dén ô tond war goabrou ann env gand eunn ners bag eur veûrdez vrâz.

31. Hag é kasô hé éled, pérè a lokai da zeni bô c'hornou-boud, gand eunn trouz brâz, hag a zastumô ar ré-zilennet gant-han eûz ar pevar avel, adaleg eur penn eûz ann env bétég ar penn all.

32. Hôgen deskid eur barabolen diwar-benn eur wezen-fiez. Pa eo tener hé skourrou ha pa zâv hé deliou, é ouzoc'h pénaoz eo tôst ann hanv.

33. Ével-sé ivé c'houi pa wélot kément-se holl, gwezit pénaoz ema tôst, hag oud ann ôr.

34. E gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, pénaoz na dréménô kèd ar wenn-man, ken na vezo sevenet kément-sé.

35. Ann énv hag ann douar aa ai é-biou, hôgen va geriou na dréméniat két.

36. Hôgen dén na oar ann deiz nag ann heur, nag éled ann envou; va Zâd hép-kén hô anavez.

37. Hag e-c'hiz ma eo c'harvézed é deisiou Noé, evel-se e c'hoarvézô da zonedigez Mâb ann dén.

38. Hag e-c'hiz d'ann deisiou abarz al livadı n ann dûd a zebré hag a évé, a ziméze hag a rea dimiziau, bétég ann deiz m'az eaz Noé enn arc'h,

39. Ha na anavézc'hond al livaden kén na zeûaz ha na gasaz ann holl gant-hı : ével-sé ivé e c'hoarvezô da zonedigez Mâb ann dén.

40. Neûzé é vezô daou enn eur park : unan a vezô keméret, égila a vezô lézet.

41. Diou a vézô ô vala enn eur vilin : unan a vézô kémérét, ében a vezô lézet.

42. Choumid dihun éta, râk na ouzoc'h ked da be heur e tlé dond hoc'h Aotrou.

43. Hôgen gwézit pénaoz ma oufé ar penn-tiegez pé da heur é tlefe dond al laer, é choumfe dihun hép-mar, ha na lezfe két toulla hé dı.

44. Dre-zé bézid éta raiz hoc'h-unan : râk Mâb ann dén a zeûi d'ann heur ha na ouzoc'h két.

45. Piou eo ar mevel léal ha poellek, péhini a zô bet lékéat gand hé aotrou dreist hé holl dûd, évit rei d'ezhô boéd enn amzer?

46. Euruz ar mével-ze, pa zeûi hé aotrou, mar béz kavet gant han oc'h ôber ével-sé.

47. E-gwirionez hel lavarann d'é-

hac'h, war hé holl vadou hel lakai da benn.

48. Hogen mar d-eo droug ar mével-zé, ha ma lavar enn hé galoun: Va aotrou a zaléo da zont:

49. Ha ma teû da skei gand hé gen-vevellou, ha da zibri, ha da éva gant mezvierien.

50. Aotrou ar mével-zé a zeûi d'ann deiz na e'hortozò két, ha d'ann heur na wézò két.

51. Hag e rannò anézhan, hag é lakai eur gevren anézhan gand ar bilpouzed. Énó é vezò gwélvan ha skriñ dent.

## XXV. PENNAD.

1. NEUZÉ rouantelez ann énvou a vézò henvel oud dég gwerc'hez, pere ò veza kemered hò c'hleûzeûriou, az éaz da ziambrouga ar briedou.

2. Pemp anézhò a ioa diboell, ha pemp a ioa fûr.

3. Ar ré ziboell a géméraz hò c'hleûzeûriou, ha na géméraz kéd a éòl gant hò.

4. Ar re fûr a géméraz éòl enn hò listri gand hò c'hleûzeûriou.

5. Hogen ével ma taléé ar pried da zont, é vôrédjont holl hag é kouskjont.

6 Hag é-trô ann hanter nôz é aé klevet eur garm: Chétu ar pried a zeû, id d'hé ambrouga.

7. Neûze ann holl werc'hézed zé a zavaz, hag a aozaz hò c'hleûzeûriou

8. Hogen ar ré ziboell a lavaraz d'ar re fûr: Rôid d'é-omp eûz hoc'h éòl; râk hor c'hleûzeûriou a zò daré da vouga.

9. Ar ré fûr a respountaz hag a lavaraz: Gand aoun n'hor hé ked a-walc'h évid-omp hag évid-hoc'h, îd évid ar gwella da gavond ar re a werz, ha prénid évid-hoc'h.

10. Hogen é-pâd m'az éend da bréna, e taûaz ar pried: hag ar re a ioa daré az éaz gant-han d'ann eûreûd, hag é oé serred ann ôr.

11. Eun divez ar gwerc'hézed all a zeûaz ivé, hag a lavaraz: Aotrou, Aotrou, digor d'e-omp.

12 Hôgen hén a respountaz hag a lavaraz: É-gwirionez hel lavarann d'e-hoc'h, n'hoc'h anvézann két.

13. Chounid dihun éta, râk na ouzoc'h nag ann deiz nag ann heur.

14. Râk henvel eo oud eunn dén pehini az ea enn eur vrô hell, hag a c'halvaz hé vévellou, hag a rôaz hé vadou d'ézhò.

15. Ha goudé héza rôet pemp talant da unan, daou da eunn all, unan da eunn all da bép-hini hervez he c'halloud, éz éaz enn hent râk-tâl

16. Hôgen ann hini en doa bét pemp talant, az éaz, hag hò lékéaz é marc'hadourez, hag a c'hounezaz pemp taland all.

17. Enn hévélep doaré, ann hini en doa bet daou dalant, a c'hounézaz daou all.

18 Hôgen ann hini en doa béd unan, az éaz da ôber eunn toull enn douar, hag a guzaz arc'hant he aotrou.

19. Goudé kalz a amzer é teûaz aotrou ar vévellou-zé, hag é réaz hò c'hount d'ézhò.

20. Hag ann hini en doa bét pemp talant a zeûaz, hag a zigasaz d'ézhan pemp taland all, ô lavarout: Aotrou, pemp talant éc'h eûz rôed d'in, chetu pemp taland all em eûz gounézet ouc'h-penn.

21. Hé aotrou a lavaraz d'ezhan: Braô, mével mâd ha léal; dré ma'z oud bét léal war nébeûd'a drâ, é likinn ac'hanod da benn da galz traou: kéa é laouénidigez da aotrou.

22. Ann hini en doa bét daou dalant, a zeûaz ivé, hag a lavaraz: Aotrou, daou dalant éc'h eûz rôed d'in, chétu daou daland all em eûz gounéset.

23. Hé aotrou a lavaraz d'ézhan: Braô, mével mâd ha leal; dré m'az oud bét léal war nébeûd a drâ, é likinn ac'hanod da benn da galz traou: kéa é laouénidigez da aotrou.

24. Hôgen ann hini n'en doa bét néméd eunn talant a zeûaz ivé, hag a lavaraz: Aotrou, gouzoud a rann pénaoz oud eunn dén didruez, pénaoz é védez el léac'h é pehini

n'éc'h eûz kéd hadet, pénaoz é tastumez el léac'h e péhini n'ec'h euz két skiñet.

25. Ha gand eoun ra-z-od oune éat, hag em eûz kuzet da dalant enn douar : chétu é róaen d'id ar péz a zô d'id.

26. Hôgen hé aotrou a respountaz hag a lavaraz d'ézhan : Mével fall ha dick, te a wie pénaoz é védann el leac'h é péhini n'em eûz kéd hadet, ha pénaoz é tastumann el leac'h é péhini n'em eûz ket skiñet :

27. Red é oa d'id éta lakaat va arc'hant étré daouarn ar varc'hadourien-arc'hant, ha pa vijenn deûet em bije tennet va arc'hant gant kampi.

28. Tennid éta hé daland digant-han, ha róit-hén d'ann hini en deûz dék talant.

29. Râk da néb en deûz é vézô rôet, hag é founnô : hôgen da néb n'en deûz két, é vézô lamed digant-han, ar pèz zô-ken en deûz doaré da gaout.

30. Ha taolid ar mével didalvoudek-ze enn dévalien a ziavéaz : enô é vézô gwelvan, ha skriñ dent.

31. Hôgen pa zeûi Mâb ann dén enn hé veûrdez, ha gant-han aon holl éled, neûzé éc'h azézô war drôn hé veûrdez.

32. Hag ann holl boblou a vézô strolled dira-z-han, hag é ranoô ann eil diouc'h égilé, é c'hiz ma rann ar paotr ann dénved diouc'h er gevr.

33. Hag é lakai ann dénved e zéou d'ezhan, hag ar gevr a gleiz.

34. Neûze ar Roué a lavarô d'ar ré a vézô e zéou d'ézhan : Deûet, tûd beuniget gant va Zâd, piaouid ar rouantelez a zô bêt aozed d'é-hoc'h abaoé krouidigez ar béd.

35. Râk naoun am eûz bét, ha c'houi hoc'h eûz rôed da zibri d'in : sec'hed am eûz bét, ha c'houi hoc'h eûz rôed da éva d'in : didi é oann, ha c'houi hoc'h eûz va digeméret.

36. Noaz é oann, ha c'houi hoc'h eûz va gôlôet : klân e oann, ha c'houi a zô deûed d'am gwélout : er vâc'h é oann, ha c'houi a zô deûed d'am c'havout.

37. Neûzé ann dud c'hlân a respountô hag a lavarô d'ézhan : Aotrou, peûr hon eûz-ni da gwélet ô kaout naoun, hag hon eûz rôed da zibri d'id, pé ô kaout sec'hed, hag hon eûz rôed da éva d'id ?

38. Ha peûr hon eûz-ni da wélet didi hag hon eûz da zigéméret; pé noaz, hag hon eûz da c'hôloet ?

39. Ha peûr hon eûz-ni da wélet klân pé er vac'h, hag omp deûed d'az kavout ?

40. Hag ar Roué a respountô hag a lavarô d'ézhô : É gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, be wéach hoc'h eûz gréat kément-sé é kenver unan eûz ar ré zistéra eûz va breûdeûr, hoc'h eûz hé c'hread d'in.

41. Neûzé é lavarô d'ar ré a vézô a gleiz d'ézhan : Tec'hid diouz-in, tûd milliget, id enn tân peur-badus, a zô bed aozed evid ann diaoul, hag hé éled.

42. Râk naoun am eûz bét, ha n'hoc'h eûz ket rôed da zibri d'in : sec'hed am eûz bét, ha n'hoc'h eûz ket rôed da éva d'in.

43. Didi é oann, ha n'hoc'h eûz két va digéméret : noaz é oann, ha n'hoc'h eûz ket va gôlôet : klân ounn bét, hag er vâc'h, ha n'hoc'h ked deûed d'am gwélout.

44. Neûzé hi a respountô hag a lavarô d'ézhan : Aotrou, peûr hon eûz-ni da wélet ô kaout naoun pé zec'hed, pé didi pé dizilad, klân pé er vâc'h, ha n'hon eûz ked da skoaziet ?

45. Neûzé hen a respountô hag a lavarô d'ézhô : E gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, pénaoz kement gwéach ha n'hoc'h eûz két gréat kément-sé é kenver unan eûz ar ré zistéra eûz ar ré-man, n'hoc'h eûs kéd hé c'hreat em c'henver.

46. Hag ar re-man az ai enn enkrez peûr-baduz, hag ar re c'hlân er vuez peûr-baduz.

## XXVI. PENNAD.

1. HA goudé m'en doé Jézuz peûr-lavared ann holl c'hériou-zé, é lavaraz d'hé ziskibled :

2. Gouzoud a rit pénaoz é vézò gréad ar Pask da benn daou zervez, ha Mab ann dén a vezò gwerzet évit beza staged ouc'h ar groaz.

3. Neûzé pennou ar véleien, hag hénaoured ar bobl en em strollaz é lez ar belek-brâz, a c'halved Kaifaz :

4. Hag en em guzulont évit gouzout pénaoz kémerout Jézuz gand ijin, hag he lakad d'ar marò.

5. Hôgen hi a lavaré : Na d'eomp két kément-sé é deiz eur gouel, gand aoun na zafché dispac'h étouez ar bobl.

6. Hôgen pa édo Jézuz é Bétania e ti Simon al lovr,

7. E teûaz d'hé gavoud eur vaouez péhini e doa eul lestr leûn a louzou c'houés-vâd, ha talvoudoz brâz, hag a skuîaz war hé benn e pâd édo gourvézet.

8. Hôgen ann diskibled pa wéljont kément-sé, a zavaz droug enn-hô, hag e léverjont : Da betrâ ar c'holl-ze?

9. Râg galled é divijé gwerza kér ann dra-ze, ha rei ann arc'hant d'ar béorien.

10. Hôgen Jézuz ô c'houzoud ann dra-ze, a lavaraz d'ézho : Perag e c'hlac'harit-hu ar c'hreg-zé? Rak eunn dra vâd é deûz gread em c'hénver.

11. Râk péorien hô pézo bépréd gan-é-hoc'h : hôgen n'hò pezo két bépréd ac'hanoun.

12. Ha pa e deûz-hi skuîet al louzou c'houés-vâd-zé war va c'horf, é deûz hé c'hréat évit va liéna.

13. È gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, penaoz e pé léac'h bennâg er bed holl ma vézò prézéged ann Aviel man, é vezò lavared eûn he meûlidi ar péz é deûz gréat.

14. Neûze unan eûz ann daouzék, péhini a ioa hanvet Iuzaz Iskariot, az eaz da gavout pennou ar véleien :

15. Hag e lavaraz d'ézhô : Petrâ a root hu d'in, ha mé hen lakai étré hô taouarn? Hag hi a reaz marc'had gant-han eûz a dregont péz arc'hant.

16. Hag a neûzé é klaské ann drô d'hé lakaad étré hô daouarn.

17. Hôgen d'ann deiz kenta eûz a c'houel ar bara hep goell, ann diskibled a zeûaz da gavout Jézuz, hag a lavaraz d'ezhan : É pé léac'h e full d'id é aozemp d'id ar Pask da zibri?

18. Ha Jézuz a lavaraz : Id da géar da gavoud hen-ha-hen, ha livirid d'ezhan : Ar mestr en deûz lavaret : Va amzer a zò tost; enn da dì é rinn ar Pask gant va diskibled.

19. Hag ann diskibled a réazével m'en doa gourc'hemennet Jézuz d'ézho, hag é aozjond ar Pask.

20. Pa oe deûed éta ar pardaez, en em lékeaz ouc'h taol gand hé zaouzég diskibl.

21. Ha pa edo ar ré-man ô tibri é lavaraz : E-gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, pénaoz unan ac'hanoc'h am gwerzò.

22. Hag ô véza glac'haret brâz, é téraoujond holl da lavaroud d'ézhan : Ha me eo Aotrou?

23. Hag hen a respountaz hag a lavaraz : Ann hini a laka he zourn gan-en er plad, hen-nez eo am gwerzò.

24. Mâb ann dén évit gwir a ia ével ma eo skrived diwar he benn : hôgen gwâ ann den gant péhini é vezò gwerzet Mab ann dén : gwell é vé d'ann den-ze na ve két bét ganet.

25. Hôgen Iuzaz, péhini a werzaz anézhan, a respountaz hag a lavaraz : Ha me eo, Mestr? Hag hen a lavaraz : Lavared éc'h eûz.

26. Ha pa edont ô koania, Jézuz a gemeraz bara, hag hé vinnigaz, hag he dorraz, hag he rôaz d'hé ziskibled, ô lavarout : Kement, ha debrit : ann dra-man eo va c'horf.

27. Hag ô kemeroud ar c'halir é tregarékéaz, hag hé rôaz d'ezhô ô lavarout : Évit holl eûz a he man.

28. Râg he man eo va gwâd eûz ann testamant nevez, péhini a vézò skuîet évit meûr a hini évid ann distol eûz ar bec'hejou.

29. Hôgen lavaroud a rann d'é-hoc'h, pénaoz na évinn mui eûz ar frouez-zé eûz ar winien, betég ann deiz-zé é péhini éc'h évinn

anézhan a nevez é rouantélez va Zâd.

30. Ha goudé béza kanet eunn himn, éz éjont war Ménez Olived.

31. Neûzé Jézuz a lavaraz d'ézhô: Eunn darvoud a wall-skouér é vézinn évid-hoc'h holl enn nôz-man. Râk skrived eo: Skei a rinn gand ar mesaer, ha denved ann tropel a vezô skiñet.

32. Hogen goudé ma vézinn savet a varô da vévô, é tiaraoginn ac'hanoc'h é Galiléa.

33. Ha Per a respountaz hag a lavaraz d'ézhan: Ha pa vijez eunn darvoud a wall-skouér évid ann holl, na vézi bikenn eur wal-skouér évid-oun.

34. Jézuz a lavaraz d'ézhan: É-gwirionez hel lavarann d'id pénaoz enn nôz-man, abarz ma kanô ar c'hilek, em dinac'hi teir gwéach.

35. Per a lavaraz d'ézhan: Ha pa vé rét d'in mervel ganéz, n'az dinac'hiou két. Hag ann holl ziskibled a lavaraz ével-t-han.

36. Neûzé Jézuz a zeûaz gant-hô enn eul léac'h a c'halved Jetsémani, hag e lavaraz d'hé ziskibled: Azezid aman, endra ma'z inn da bidi a-hont.

37. Hag é kéméraz Per, ha daou vab Zébédé, hag é teraouaz tristaat hag en em c'hlac'hari.

38. Neûzé é lavaraz d'ézhô: Trist eo va éné bétég ar marô: choumid aman, ha beñt gan én.

39. Hag ô vond eunn nébeût pelloc'h, en em stlinkaz war hé c'hénou d'ann douar, hag é pédaz, ô lavarout: Va Zâd, mar d-eo galluz, ra'z ai ar c'halir zé é-biou d'in, hôgen koulskoude na vézet két great hervez va ioul, hogen hervez da hini.

40. Hag é teûaz da gavoud hé ziskibled péré a gavaz kousket, hag é lavaraz da Ber: Petrâ ha n'hoc'h eûz két gellet béza eunn heur gan én?

41. Beñt, ha pédit évit na viot két temptet. Râg ar spered a zô tear, hôgen ar c'hig a zô gwân.

42. Mond a réaz adarré eunn eil gwéach, hag é pédaz, ô lavarout: Va Zâd, ma na hell ar c'halir-zé mond é-biou d'in hep ma évann anezhan, ra vézô gréad da ioul.

43. Hag é teûaz adarre, hag hô c'havaz kousket: râg hô daou lagad a ioa bec'hiet gand ar môrgousk.

44. Hag ô véza hô kuitéet, éz éaz adarre, hag é pédaz évid ann trede gwéach, ô lavaroud ann hevélep geriou.

45. Neûzé é teûaz da gavoud hé ziskibled, hag é lavaraz d'ézhô: Kouskit bréma hag arzaoit: chétu e tôsta ann heur é péhini Mâb ann dén a vézô lékead étre daouarn ar béc'herien.

46. Savid, ha déomp: chétu é tosta ann hini a dlê va gwerza.

47. Komza a réa c'hoaz, ha chetu Iuzaz unan eûz ann daouzek a zeûaz, ha gant-han eul lôd brâz a dúd gant klézeier ha bisier, peré a ioa kaset gant pennou ar véleien, hag hénaoured ar bobl.

48. Hogen ann hini a werzaz anezhan, en doa rôed d'ezhô eunn arouez, ô lavarout: Ann hini a bokinn d'ézhan, hen-nez eo, dalc'hit-hen.

49. Ha râk-tâl é tôstaaz ouc'h Jézuz, hag é lavaraz: Béz iac'h, Mestr. Hag é pokaz d'ézhan.

50. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhan: Va miñoun, da betrâ oud dedeñet? Neûzé e tôstajont, é lékejond hô daouarn war Jézuz, hag é talc'hjond anézhan.

51. Ha chétu unan eûz ar ré a ioa gant Jézuz, a astennaz hé zourn, a dennaz hé glézé, a skôaz gant mével pénn ar véleien hag a drouc'haz hé skouarn d'ézhan.

52. Neûzé Jézuz a lavaraz d'ézhan: Laka da glézé enn hé léac'h: râk piou bennâg a gémérô ar c'hlézé, a varvô gand ar c'hlézé.

53. Ha menna a réz, pénaoz na helfenn két pidi va Zâd, ha pénaoz na gasfé ked d'in râk-tâl ouc'h-penn daouzék vandéñ éled?

54. Pénaoz éta é vézo hî sévened ar Skrituriou, pa eo réd é vé evel-sé?

55. Enn heur-zé Jézuz a lavaraz

d'ar vanden-zé : Deûd oc'h gant klézeier ha gant bisier évit kregi enn oun, ével enn eul laer : bemdez é oann azézet enn hô touez ô teski enn templ, ha n'hoc'h eûz két va c'hémérct.

56. Hôgen kément-sé a zô c'hoarvézet, évit ma vijé sévénet ar péz a zô bet skrivet gand ar broféded. Neûzé ann diskibled boll, ô véza hé lezet, a dec'haz-kont.

57. Ha p'hô dévoé ar ré-man kemeret Jézuz, é kaschond anézhan da di Kaïfaz prins ar véleien, é peléac'h é oa strollet ar Skribed hag ann Hénaoured.

58. Hogen Per a heûliaz anézhan a-bell, beté lez prins ar véleien. Hag ô véza éad ébarz, éc'h azézaz é-touez ar vévellou, évit gwelout ann divez.

59. Koulskoudé Prinsed ar véleien, hag ann holl aliérien a glaské eunn desténi faoz a-énep Jézuz, évit ma hen rojend d'ar marô.

60. Ha na kavchont két, petrâbennâg ma teûaz kalz a fals-destou. Hôgeo eon-divez é teûaz daou fals-dest,

61. Péré a lavaraz : Hé-man en deûz lavaret : Mé a hell dismantra templ Doué, hag hé zével a-nevez a-benn tri déz.

62. Ha Prins ar véleien ô sével enn hé zâ, a lavaraz d'ézhan : Ha na respountez nétrà d'ar péz a desténiont enn da enep ?

63. Hogen Jezuz a davé. Ha Prins ar véleien a lavaraz d'ézhan : Da bidh a rann enn bano ann Doué béô, da lavaroud d'e-omp mar d-oud ar C'hrist Mâb Doué.

64. Jézuz a lavaraz d'ézhan : Hé lavared ec'h eûz. Hogen lavaroud a rann d'é hoc'h pennoz é welot gand ann amzer Mâb ann den azézed a zéou da c'halloud Doué, hag ô tont war c'hoabrou ann énv.

65. Neûzé Prins ar wéleien a rogaz hé zilad, hag a lavaraz : Touet en deûz; da bétrâ bon eûz-ni mui ézomm a destou? Chétu bréma hoc'h eûz hé gleved ô toui.

66. Pétrâ a vennit-hu? Hag hî a respountaz hag a lavaraz : Ar marô a dalver.

67. Neûzé é skôpebont ouz hé zremm, hag é rôjont taolIou dourn d'ézhan, ha ré all a garvanataz anézhan,

68. O lavarout : Diougan d'é-omp, Krist, piou eo ann hini en deûz skôet gan ez ?

69. Hôgen Per a ioa azézed er-meaz eûz al lez. Hag é tôstaaz out-han eur vatez, péhini a lavaraz d'ezhan : Té a ioa ive gant Jezuz a C'haliléa.

70. Hag hén hen nac'haz dirâg ann holl, ô lavarout : Na ouzonn két pétrâ a leverez.

71. Ha pa drémeoé dré ann ôr, eur vatez all hen gwélaz, hag a lavaraz d'ar ré a ioa énô. Hé-man a ioa ivé gant Jezuz a Nazaret.

72. Hag é nac'haz adarré enn eur doui hag ô lavarout : Na anavezann kéd ann déo-ze.

73. Ha nébeût goudé ar ré a ioa énô a dôstaaz, hag a lavaraz da Ber : Évit-gwir té a zô eûz ar re-zé, râk dioue'h da lavar heo anavézeur.

74. Neûzé é téraouaz drouk-pédi ha toui pénaoz na anavézé kéd ann den-ze. Ha râk tâl ar c'hileg a ganaz

75. Ha Per en doé-koun eûz a c'hér Jezuz pa lavaraz d'ézhan : Abarz ma c'hanô ar c'hilek, ez pezô va dinac'het teir gwéach. Hag ô véza ead er-méaz, e wélaz gant c'houervder.

## XXVII. PENNAD.

1. HOGEN pa oe deûed ar beûré, holl brinsed ar véleieo hag holl hé-naoured ar bobl en em guzuliaz a-énep Jezuz, évid hé lakaad d'ar maro.

2. Hag ô véza hé éréet, e kas-chond anézhan, hag hen lékejond étré daouarn Pons Pilat, mérer ar vrô.

3. Neûzé Iuzaz, péhini en doa hé werzet, ô welout pénaoz e oa

barnet, é savaz keûz enn-han, hag é kasaz ann trégont péz arc'hant da brinsed ar véleien ha d'ann hénaoured,

4. O lavarout : Péc'het em eûz ô werza ar gwâd dinam. Hag hi a lavaraz d'ezhan : Pe vern d'éomp ni ? Ann dra zé a zell ouz id

5. Ha goude béza taoled ann arc'hant enn templ, ez eaz-kuit, hag en em grougaz.

6. Hogen prinsed ar véleien ô véza kemered ann arc'hant, a lavaraz : Na hellomp ket he lakaad enn tenzor, dre m'az eo gwerz ar gwâd.

7. Hag ô véza en em guzuliet, é prénjont park eur poder, évit béia ann diavésidi.

8. Dré-zé e c'halveur c'hoaz hirió ar park zé Haseldama da lavaroud eo, park ar gwâd.

9. Neuzé é oe sévenet gerion ar profed Jérémiaz pa en deûz lavaret : Hag é kemerjont trégont péz arc'hant da werz ann hini a zô bet gwerzet, côz a bebini ho doa gréad ar marc'had gant bugale Israel.

10. Hag hô rôjond évit park eur pôder, evel ma en deûz merket ann Aotrou d'in.

11. Hogen Jezuz a ioa enn hé zâ dirag merer ar vrô, hag ar merer a réaz ar gouleon-man out han, ô lavarout : Ha té eo Roué ar Iuzevien? Jézuz a lavaraz d'ézhan : He lavaroud a réz.

12. Hag ô véza tamallet gant prinsed ar veleien, ha gand ann henaoured, na respountaz nétrâ.

13. Neûzé Pilat a lavaraz d'ezhan : Ha na glevez te ket pégément a desteniou a lavar ann dûd-ze enn da énep ?

14. Ha na respountaz ked eur gér d'ezhan, enn hevelep doare ma oe souezet meurbed er merer.

15. Hogen ar merer en doa ar boaz da leûskel d'ar bobl ann eunn deiz goél brâz ann hini eûz ar brizounierien a venné d'ézhô.

16. Ha neûzé éz oa eur prizounier brudet brâz, a c'halved Barabbaz

17. Hogen Pilat ô véza hô strollet a lavaraz d'ezhô : Péhini a vennit-hu a laoskion d'é hoc'h. Barabbaz, pé Jezuz, a c'halveur Krist ?

18. Râg gouzoud a réa pénaoz dré érez oa hô doa hé werzet.

19. Hogen é pad edo war hé gadur a varnidigez, hé c'hrég a gasaz eur re da lavaroud d'ézhan : Na vezet netrâ étré ann den dinam zé ha té. Râk gwall heskinet ounn bed hirió gand eur wélédigez enn abek d'ézhan.

20. Hogen Prinsed ar vélrien, hag ann Henaoured a aliaz ar bobl da c'houlenni Barabbaz, ha da lakaat Jézuz da golla hé vuez.

21. Mérer ar vrô a lavaraz éta d'ézhô : Péhini anézhô hô daou a vennit-hu a laoskfenn d'é hoc'h ? Hag hi a lavaraz : Barabbaz

22. Pilat a lavaraz d'ezhô : Pétrâ a rinn éta eûz a Jezuz, a zô galvet Krist ?

23. Holl é léverjont : Ra vézô staget ouc'h ar groaz. Ar merer a lavaraz d'ezhô : Pé droug éta en deûs-hén gréat ? Hag hi a c'harmé kréoc'h, ô lavarout : Ra vezô staged ouc'h ar groaz.

24. Pilat ô welout pénaoz na c'hounézé nétrâ, hôgen é kreské ann dispac'h, a geméraz dour, hag a walc'haz hé zaouarn dirâg ar bobl, ô lavarout : Dilamall ounn eûz a wâd ann dén dinam-ze. war n hoc'h é kouezo.

25. Hag ann holl bobl a respountaz hag a lavaraz : Ra gouezo hé wâd war-n-omp-ni, ha war hor bugale.

26. Neûzé é laoskaz d'ezhô Barabbaz : ha goude béza lékeat skourjeza Jézuz, é lekéaz anézhan étré hô daouarn évit béza staget ouc'h ar groaz.

27. Neûzé soudarded ar mérer ô véza kaset Jézuz é léz ar varn, é strolljont war hé drô ann holl vrézélidi

28. Hag hi ô véza hé ziwisket, a lekéaz war hé drô eur vantel tané

29. Hag ô véza gwéet eur gurunen gant spern, é lekéjond anézhi war hé benn, gand eur gorsen enn hé zourn déou. Hag ô plega ar glin dirak-han, é réant goab anezhan, ô lavarout : Demad did, roué ar Iuzevien.

30. Hag ô véza skoped out-han, é kémerjond ar gorsen hag é skôjont gant han war hé benn.

31. Ha goude béza great goab anézhan, é tenjond ar vantel diwar-n-ézhan, hag ô véza hé wisket gand hé zilad hé unan, é kaschond anezhan evid he lakaad oud ar groaz.

32. Hogen pa'z éand er-méaz é kavchont eunn dén eus a Ziren, hanvet Simon, hag é rédijond anèzhan da zougen hé groaz.

33. Hag e tenjond enn eul léac'h galvet Golgota, da lavaroud eo, Kalvar.

34. Hag é rôjond d'ezhan da éva gwin ha bestl mesket gant-han. Ha p'én doe tanveet, na fellaz kéd d'ezhan éva.

35. Hogen goude m'hô doé hé staged ouc'h ar groaz, é ranjond hé zilad étré-z-hô, oc'h hu denrel d'ar sort; evit ma vijé sevenet ar pez a zo bét lavaret gand ar Profed evel-henn : Ranned hô deûz va dilad étré-z-hô, hag hô deûz taolet va zaé d'ar sort.

36. Hag ô veza arézet é tiwallend anezhan.

37. Hag e lekejont a-ziouc'h d'hé benn eur skrid war behini e oa ann abeg eûz he varnediguez : HÉ-MAN EO ROUÉ AR IUZEVIEN.

38. Neûzé e oô lekéad oud ar groaz gant-han daou laer; unan war ann dourn déou, hag eunn all war ann dourn kleiz.

39. Hogen ar ré a drémèné a zrouk-pédé gant-han enn eur heja hô fennon,

40. Hag ô lavaront : Té péhini a zismantr templ Doué, hag her sâv a nevez a-benn tri deiz, en em ravété da-unan. Mar d-oud Mâb Doué, diskenn eûz ar groaz.

41. Prinsed ar veleien, ar Skribed hag ann Hénaoured a réa ivé goab anezhan, ô lavarout :

42. Ar ré all en deûz savétéet, ha na hell kéd en em zaveter he-unan. Mar-d-eo roué Israel, diskennet bréma eûz ar groaz, ha ni a gredô enn-han.

43. Fisioud a ra é Doue, ra zeûi éta bréma d'hé zieûbi, mar kâr : râk lavared en deûz : Mâb Doué ounn.

44. Al laéroun a ioa staged oud ar groaz gant han, a réa d'ezhan ann hévélep rébechou.

45. Hogen adaleg ar c'houec'hved heur betég ann naved, é oe gôlôed ann douar holl a dévalien.

46. Hag é-trô ann naved heur é c'harmaz Jézuz gand eur vouez gré, ô lavarout : Eli, Eli, lamma sabaktani ? da lavaroud eo : Va Doue, va Doue, pérâg éc'h eûz-dé va dilezet ?

47. Hôgen hinienou peré a ioa choumed eno, hag a glevé anezhan, a lavaraz : Eliaz a c'halv hé-man.

48. Ha râk-tâl unan anezhô a rédaz, hag ô veza kemèred eur spoue, he leûniaz a win-egr, he lekéaz é pena eur gorsen, hag he rôaz d'ézhan da éva.

49. Hôgen ar ré all a lavare : List da ôber, gwélomp mar teui Eliaz d'hé zieûbi.

50. Neûze Jézuz ô c'harmi adarré gand eur vouéz gré, a rôaz hé spéred.

51. Ha chétu gwél ann templ a rogaz e diou gevren, adaleg al lein betég ar gwéled; hag ann douar a grénaz; hag ar vein a fraiaz.

52. Hag ar bésiou a zigoraz; ha kalz a gorfiou sent, péré a ioa kousket, a zavaz eûz a varô da vêô.

53. Hag ô vond er-méaz eûz hô besiou, goudé ma oa saved hén, é teûjond er gêar zantel, hag en em ziskouézjond da galz a dûd.

54. Hôgen ar C'hantener, hag ar ré a ioa gant-han, ô virout Jézuz, pa weljond ar c'hren-douar ha kémend a ioa c'hoarvézet, a oé spountet brâz, hag a lavaraz : Hé-man évitgwir a ioa Mâb Doué.

55. Béa' ez oa ivé énô kalz a

verc'hed a zellé a bell, péré hô doa heûliet Jézuz adaleg Galilea, oc'h hé zervicha :

56. É-touez péré é oa Mari Madalen, ha Mari mamm Jakez ha Jozef, ha mamm mipien Zebedé.

57. Hogen war ar pardaez, é teûaz eunn den pinvidig eûz a Arimatea, hanvet Jozef, péhini a ioa ivé diskibl da Jézuz.

58. Hé-man az éaz da gavout Pilat, hag a c'houlennaz digant han korf Jezuz. Neûzé Pilat a c'hourc'hémennaz rei ar c'horf

59. Ha Jozef ô véza kéméred ar c'horf, hé c'holôaz gand eul lienen c'hlân.

60. Hag é lékéaz anézhan enn hé véz nevez hé unan, péhini en doa lékead da doulla er roc'h. Ha goude béza ruled eur méan brâz ouc'h dor ar béz, éz éaz kuit.

61. Hôgen Mari Madalen, hag ar Mari all a ioa azézed enô é-kichen ar béz.

62. Hag antrônôz, péhini a ioa ann deiz goude ar gousper, Prinsed ar veleien hag ar Fariziaued en em strollaz hag az éaz da gavout Pilat.

63. Hag é léverjond d'ézhan : Aotrou, deûed eo da gouu d'é-omp pénaoz ann toueller-zé en deûz lavaret, hag hén c'hoaz beô : Goudé tri deiz é savinn a varô da veô.

64. Gourc'hémenn éta ma vezô mired ar béz beteg ann trédé deiz ; gand aoun na deûfé hé ziskibled d'hé laéra, ha da lavaroud d'ar bobl : Saved eo a varô da veô ; hag ar fazi divézá a vezô gwâz égéd ar c'henta.

65. Pilat a lavaraz d'ézhô : Gwarded hoc'h eûz, îd, ha mirit-hén ével ma kerrot.

66. Mond a réjond éta kuît, hag évit miroud ar béz e siageljont ar méan, hag é lékéjont gwarded war hé drô.

## XXVIII. PENNAD.

1. HOGEN da bardaez ar sabbat, pa luc'he ar c'henta deiz eûz ar sabbad all, é teûaz Mari Madalen, hag ar Mari all évit gwéloud ar béz.

2. Ha chétu é c'hoarvézaz eur c'hrén-douar brâz ; râg eunn Éal eûz ann Aotrou a ziskennaz eûs ann env, hag a zeûaz da ruía ar méan hag e azézaz war-n ézhan.

3. Hé zremm a ioa lugernuz evel eul luc'heden : hag hé zae a ioa gwenn evel ann erc'h.

4. Hogen hé warded a oé taget gand eur spount brâz, hag é teûjond evel tud varô.

5. Hag ann Éal a respountaz hag a lavaraz d'ar gragez : Na spountit két, c'houi ; râg gouzoud a rann pénaoz é klaskit Jézuz péhini a zô bet lékéad ouc'h ar groaz

6. N'ema ked aman : râk saved eo a varo da véô, hervez m'en doa lavaret Deûit, ha gwélit al leac'h é péhini é oa bet lékeat ann Aotrou.

7. Hag ît râk tâl, ha livirid d'hé ziskibled pénaoz eo saved a varô da véô : ha chétu é tiraogô ac'hanoc'h é Galilea : enô hen gwéloc'h. Chétu em eûz hé lavared d'e-hoc'h araok.

8. Hag éz éjont râk-tâl er méaz eûz ar béz gant spount ha laouénidigez vrâz, hag e redjont da ziskleria kement-man d'ann diskibled.

9. Ha chétu Jezuz az éaz d'hô diambrouga, ô lavarout : Dématéoc'h. Hag hi a dôstaaz, hag oc'h en em daurel d'hé dreid, éc'h azeûljond anézhan.

10. Neûzé Jezuz a lavaraz d'ézhô : Na spountit két. It, ha livirid d'am breûdeûr mond é Galilea ; énô eo é wélind ac'hanoun.

11. Pa oé éat-kuid ar ré-man, chétu lôd eûz ar warded a zeûaz é kéar, hag a ziskleriaz da Brinsed ar véleien kémend a ioa c'hoarvezet.

12. Hag ar ré-man ô véza en em strollet gand ann Hénaoured, ha goude béza en em guzulíet, a rôaz kalz a arc'hand d'ar soudarded,

13. O lavarout : Livirit pénaoz eo deûed hé ziskibled é pâd ann

môr, hag hô deñz hé laérét, é-kest ma oac'h kousket.

14. Ha mar teû merer ar vrô da glevout kement-man, ni a gen dre-c'hô anézhan, hag a zavétéô ac'hanoc'h.

15 Hag hî, ô véza kéméréd ann arc'hant, a réaz evel ma oa bét lavared d'ézhô. Hag ar gér-zé a oè brudet, hag a bâd c'hoaz hiriô é-touez ar Iuzevien.

16. Hôgen ann unnék diskibl az éaz é Galiléa war ar ménez, war behini en doa Jézuz gourc'hemennet d'ézhô en em gavout.

17. Ha pa her gwéljont, éc'h azeûljond anézhan. Hogen Lôd a arvire.

18. Ha Jezuz a dôstaaz out-hô, hag a lavaraz d'ézhô : Holl c'halloud a zô bet rôed d'in enn énv ha war ann douar.

19. Id eta, ha kélennit ann holl bobl, ha badézit hô enn hanô ann Tâd, hag ar Mab, hag ar Spéred-Santel

20. Ha deskid d'ézhô mirout kemend em eûz gourc'hemenned d'é-hoc'h. Ha chétu émounn gan-é-hoc'h bemdez, béteg ann divez eûz ar bed.



# AVIEL SANTEL JÉZUZ-KRIST HERVEZ SANT VARK.

## I. PENNAD.

1. DEROU Aviel Jezus-Krist, mâb Doué.

2. Évcl m'az eo skrivet gand ar profed Izaiaz: Chetu é kasann va éal dirâg da zremm, péhini a aozô ann hend enn da raok.

3. Monéz ann hini a lénv el léac'h distrô: Aozid hend ann Aotrou, grît ma vezô eeun hé wénodennou.

4. Iann a ioa el léac'h distró ô hadézi, hag ô prézegi badisiant ar binijen evid distaol ar béc'héjou.

5. Hag holl vrô Judéa, hag holl dud Jéruzalem a zeûe d'hé gavout, hag é oant badézet gant-han e ster ar Jourdan, goudé béza anzavet hô fec'héjou.

6. Ha Iann a ioa gwisket gant bleô kanval, gand eur gouriz ler war drô d'he groazel, hag é tebré kileien raden ha mel gouéz. Hag é prézege, ô lavarout:

7. Eunn all a zeû war va lerc'h hag a zô kréoc'h égéd-oun: ha na zellczann két, ô stoui dira-z-han, diéréa lamm hé voutou.

8. Mé em eûz hô padézet enn dour; hógen hén hô padézô er Spered-Santel.

9. Hag e c'hoarvézaz enn deisiouzé penaoz e teûaz Jézuz eûz a Nazaret e Galiléa, hag é oé badézet gant Iann er Jourdan.

10. Ha râk tâl o sével eûz ann dour, é wélaz ann énvou digor, hag ar Spered é doare eur goulm ô tiskenni, bag ô choum war n ezhan.

11. Hag eur vouéz a oé klevod enn énvou: Té eo va Mâb kér; enn od em eûz lékéat va c'harantez.

12. Râk tâl ar Spéred hen bountaz el leac'h distrô.

13. Hag é choumaz el léac'h distrô daou-ugend dervez, ha daou-ugant nôzvez: hag é oé tempet gant Satan: edo é touez al loéned, hag ann éled a zerviché anezhan.

14. Hôgen pa oé lekeat Iann er vâc'h, Jezuz a zeûaz e Galilea, hag a brézegaz Aviel rouantelez Doue,

15. O lavarout: Pa eo sévéned ann amzer, ha pa dôsta rouantelez Doué, grit pinijen, ha kredid enn Aviel.

16. Hag ô kerzoud a-héd môr Galilea, e wélaz Simon, hag André hé vreûr, péré a daole hô rouédou er môr (râk peskéterien oant),

17. Ha Jezuz a lavaraz d'ezhô: Deûd war va lerc'h, ha mé hô lakai da véza peskétérien tûd.

18. Hag hi râk tal ô véza kitéed hô rouédou, az éaz war hé lerc'h.

19. Hag ô véza éad eunn nébeût pellôc'h, é wélaz Jakez mâb Zebédé, ha Iann hé vreûr, péré a aozé hô rouedou enn eur vag:

20. Ha râk tâl é c'halvaz anézhô. Hag ô veza lézed hô zâd er vâg gand hé c'hôpraérien, éz éjont war he lerc'h.

21. Hag ez éjont é Kafarnaom: ha kerkent Jézuz ô vezâ éad er sinagog da zeiz ar sabbat, é teské anézhô.

22. Hag é oant souézet gand hé gélen: râg hô deski a réa ével ann hini en deûz ar galloud, ha n'her gréa ked ével ar Skribed.

23. Bez' éz oa enn hô sinagog eunn dén tree'het gant ar spered louz, péhini a griaz,

24. O lavarout: Petrâ a zô étré té ha ni, Jézuz a Nazaret? Ha deûed oud-de évid hor c'holla? Gouzoud a ran piou oud, Sant Doué.

25. Ha Jézuz a c'hourdrouzaz anézhan, ô lavarout: Tâv, ha kéa er-méaz eûz ann dén-zé.

26. Hag ar spéred louz goudé béza hé zroget, a laoskaz eur c'bri brâz hag az éaz kuîd diout-han.

27. Souézet brâz é oend holl, enn hévélep doaré ma lavarent étre z-hô : Pétrâ eo ann dra-man? Pétrâ eo ar greden nevez zé? Râk gant béli e c'hourc'hémenn d'ar sperędou louz hô unan, hag é sentond out-han.

28. Hag ar vrûd anezhan a rédaz kerkent enn holl vrô war-dro da C'haliléa.

29. Ha goudé béza éad er-meaz eûz ar sinagog, éz ejond é tî Simon hag André, gant Jakez ha Iann.

30. Hôgen mamm-gaer Simon a ioa war hé gwélé klanv gand ann dersien ; ha râk-tâl e komjont out-han diwar hé fenn.

31. Hag hen ô tôstaat, a rôaz hé zourn d'ezhi hag he savaz ; ha râk tâl ann dersien az éaz-kuîd diout hi, hag é servichè anezhô.

32. Hôgen diouc'h ar pardaez, pa oe kuzed ann héol, é kaschond d'ézhan ann holl dud klanv, hag ar ré a ioa trec'het gand ann diaoul.

33. Hag holl dûd kear a ioa dastumed dirâg ann ôr.

34. Hag é iac'héaz kalz a dûd peré hô dòa meûr a glenved, hag é kasas-kuît kalz a ziaoulou, ha na aotrée kéd d'ézhô komza eûz a gement man, dré ma anavezend anezhan.

35. Hag antrônôz ô véza savet beûrè mâd, éz éaz enn eul leac'h distrò, hag énó é pedé.

36. Ha Simon, hag ar ré a ioa gant-han az éaz war hô lerc'h.

37. Ha p'hô doé hé gavet, é lévęrjond d'ezhan : Ann holl a glask ac'hanod.

38. Hag hén a lavaraz d'ezhô : Deomp d'ann tôsta bourc'hiou, ha d'ann tôsta keriou, évit ma prézeginn enn-hô ; râk da gement-sé eo ounn deûet.

39. Hag é prézegè enn hô sinagogou, hag er Galiléa holl, hag é kasé-kuîd ann diaoulou.

40. Dond a réaz d'hé gavoud eunn dén lovr, péhini oc'h hé bidi, hag ô pléga hé c'hlin, a lavaraz d'ezhan : Mar fell d'id, é hellez va c'harza.

41. Hogen Jézuz ô kaout truez out-han, a astennaz hé zourn, hag ô steki out-han a lavaraz d'ezhan : Felloud a ra d'in : Bez karz.

42. Ha pa en doé komzet, râk-tâl ez éaz al lovrentez diout-han, hag é oé karz.

43. Ha Jézuz a gasaz anézhan kuît rak-tâl, goude béza difennet out-han komza,

44. O lavaroud d'ezhan : Gwél na livirî kément man da zén ; hôgen kéa, en em ziskouéz da brins ar véleien, ha kinnig évid da garzérez ar péz a zô gourc'hémennet gant Moizez da desténi d'ézhô.

45. Hôgen hé man ô véza éat-kuît a zéraouaz komza ha disklêri hé baredigez, enn hévélep doaré na hellé mui Jézuz mond é kéar dirâg ann holl ; hôgen hén a choumé er meaz é lec'hiou distrô, hag a bep tû é teûed d'hé gavout.

## II. PENNAD.

1. HA nébeût goudé é tistrôaz da Gafarnaom.

2. Ha kerkent ha ma oé klevet pénaoz édo enn tî, en em stroilaz kalz a dûd, enn hevélep doaré m'az oa anézhô enn tû all d'ann ôr ; hag hén a brezégé d'ézhô ar gér.

3. Hag é oé kased d'ezhan eur paralitik, péhini a douget gant pevar dén.

4. Hag éval na hellent kéd hé ziskouéza da Jézuz dre ann abek d'ann engroéz, é tistôjond ann tî é péhini édo, hag ô véza hé doullet, é tiskenjond ar gwélé war béhini é oa kousked ar paralitik.

5. Hôgen Jézuz ô wéloud hô feiz, a lavaraz d'ar paralitik : Va mâb, da béc'hédou a zô distaoled d'id.

6. Hôgen eur ré eûz ar Skribed a ioa azézed énô, hag a veané enn hô c'halounou :

7. Pétrâ a fell d'ann dén-zé da lavarout? A-énep Doué hag al lézen

é komz : Piou a hell disteûrel ar béc'hédou, nimed Doué hép-ken?

8. Jezuz ô veza anavézet râk-tâl dré hé spéred ar pez a vennend enn-hô hô-unan, a lavaraz d'ézhô : Pérâg é vennit-hu kement-sé enn hô kalounou?

9. Pehini eo ann esa, lavarout d'ar paralitik : Da béc'hedou a zô distaoled did, pé lavarout : Saô, kémer da wélé, ha bale?

10. Hôgen évit ma wiot pénaoz Mâb ann dén en deûz ar galloud war ann douar da zisteûrel ar béc'hédou (e lavaraz d'ar paralitik),

11. É lavarann d'id : Saô, kemer da wélé, ha kéa d'az ti.

12. Hag hén a zavaz râk-tâl : hag ô veza kemêred hé wélé, éz éaz kuit dirâg ann holl, enn hévélep doaré ma oé souézet brâz ann holl, ha ma veûljond Doué, ô lavarout : Biskoaz n'hon eûz gwelet kémend all.

13. Hag ô vézâ éad er-méaz adarré war-zû ar môr, ann holl bobl a zeûé d'hé gavout, hag é kelenné anézhô.

14. Ha pa'z éa ébiou, é wélaz Lévi mâb Alfé péhini a ioa azezet é ti ar gwiriou, hag é lavaraz d'ezhan : Deûz war va lerc'h. Hag hén a zavaz hag az éaz war hé lerc'h.

15. Hag é c'hoarvézaz, pa édo ouc'h taol é ti ann den-zé, pénaoz kalz a Bublikaned hag a béc'herien en em lékeaz ivé ouc'h taol gant Jézuz, ha gand hé ziskibled; râk kalz a ioa anézhô war hé lerc'h.

16. Ar Skribed hag ar Farisianed ô welout penaoz e tebré gand ar Bublikaned ha gand ar béc'herien, a lavaraz d'hé ziskibled : Pérâg é tebr hag éc'h év hô Mestr gand ar Bublikaned ha gand ar béc'herien.

17. Jezuz ô véza klevet kémentsé, a lavaraz d'ézhô : Ne ked ar ré iac'h hô deûz ézomm a louzaouer, ar ré glâñv eo. Râk n'ounn két deûet évit gervel ar ré wirion, hôgen évit gervel ar béc'herien.

18. Ha diskibled Iann hag ar Farizianed a iuné : hag é teûjont, hag é léverjond d'ézhan : Perâk diskibled Iann hag ar Farizianed a iunont-hi, ha na iunont ket da ziskibled-dé?

19. Ha Jézuz a lavaraz d'ezhô : Bugalé ar pried hag hi a hell iuni é pâd ma éma ar pried gand-hô? Na hellont két iuni é pâd ma éma ar pried gant-hô.

20. Hôgen dond a rai deisiou é péré é vézô lamet ar pried digant-hô; hag enn amzer-zé é iunint.

21. Dén na c'hrî eur pensel mézer névez oud eur zaé gôz : anéz ar pensel nevez a ziframjé ar méser kôz, hag ar rôg a vijé gwâz.

22. Ha dén na laka gwîn nevez é listri kôz : anéz ar gwîn a dorfé al listri, ar gwîn a redjé, hag al listri a vé kollet : hôgen red eo lakaad ar gwîn nevez é listri nevez.

23. C'hoarvézoud a réaz c'hoaz pénaoz pa dreméné ann Aotrou dré eur park éd é deiz ar sabbat, hé ziskibled enn eur gerzout a zéraouaz kutufa tamoézennou.

24. Hogen ar Farizianed a lavaraz d'ezhan : Pérâg é ra ar ré-ze ar péz a zô berzet é deisiou ar sabbat?

25. Hag hén a lavaraz d'ézhô : Ha n'hoc'h eûs hu két biskoaz lennet ar péz a réaz David, pa en doé ézomm, ha pa en doé naoun hen hag ar ré a ioa gant-han?

26. Pénaoz éz éaz é ti Doué, enn amzer Abiatar prins ar véleien, hag e tebraz baraou ar c'hénig, péré na oa aotréed bô dibri némed d'ar véleien hép-ken, hag é rôaz lôd d'ar ré a ioa gant-han?

27. Lavaroud a réaz c'hoaz d'ézhô : Ar sabbat a zô gréad évid ann dén, ha né ked ann dén a zô gréad évid ar sabbat.

28. Drè-zé Mâb ann dén a zô ann Aotrou eûz ar sabbat hé-unan.

## III. PENNAD.

1. HA Jézuz az éaz adarré er sinagog; hag énô éz oa eunn dén péhini en doa eunn dourn dizec'het.

2. Hag éc'h évésaent out-han, da welout ma hé iac'haje da zeiz ar sabbat, évit ma tamaljend anézhan.

3. Hag é lavaraz d'ann dén péhini en doa eunn dourn dizec'het: Saô é kreiz.

4. Hag é lavaraz d'ézhô: Ha berzed eo da zeiz ar sabbat ôber ar mâd, pe ann droug? Savétei ar vuez, pé hé lemel? Hôgen hi a davaz.

5. Hag ô selloud out hô gant buanegez, hag ô véza glac'haret eûz a zallentez hô c'haloun, é lavaraz d'ann dén-zé: Astenn da zourn. Hag hen hé astennaz, hag é teñaz iac'h.

6. Hôgen ar Farizianed ô véza éat kuit, en em guzuliaz gand ann Hérodianed pénaoz hen koljent.

7. Hôgen Jézuz en em dennaz gand hé ziskibled étrezeg ar mór: hag eul lôd braz a dûd eûz a C'halilea hag eûz a Judea az eaz war hé lerc'h.

8. Hag eûz a Jeruzalem, hag eûz a Idumea, hag eûz a enn tu all d'ar Jourdan; hag eûz ar vrôiou war drô da Dir ha da Zidon, eul lod bráz a dud, ô klevout ar péz a rea, a zeûaz d'hé gavout.

9. Hag é lavaraz d'hé ziskibled derc'hel daré d'ézhan eur vag, enn abek d'ann engroez, gand aoun na vijé gwasket gant-hô.

10. Râk kalz a iac'héé, enn hévélep doaré ma en em daole war-n-ezhan évit gellout steki out-han, kémend hini en doa eur gouli bennâg.

11. Hag ar speredou louz, pa her gwelent, a stoué dira-z-han, hag a grié, ô lavarout:

12. Té eo Mâb Doué. Hôgen hén a c'hourc'hémennaz stard out-hô na ziskler jent ked anézhan.

13. Hag hen ô véza piñet war eur ménez a c'halvaz davet-han ar re ma fellaz d'ézhan: hag é teûjond d'hé gavout.

14. Daouzég a hanvaz anézhô évit béza gant han, hag évid hô c'hâs da brezégi.

15. Hag é rôaz d'ézhô ar galloud da iac'haad ar re glânv, ha da gâs-kuid ann diaoulou.

16. Simon, da behini é rôaz ann hanô a Ber.

17. Ha Jakez Mâb Zébédé, ha Iann breûr Jakez; pére a hanvaz Boanergez, da lavaroud eo, Mipien ar gurun:

18. Hag André, ha Filip, ha Bertélé, ha Mazé, ha Tumaz, ha Jakez mab Alfé, ha Tadé, ha Simon ar C'hananéad.

19. Ha Juzaz Iskariot, péhini hen gwerzaz.

20. Hag é teûjond enn ti, hag ar bobl en em strollaz a nevez, enn hévélep doaré na hellent két dibri bara.

21. Ha pa glevaz hé dûd kément-sé, éz éjond évit kregi enn-han: râk lavaroud a réant pénaoz é oa kolled hé skiant gant-han.

22. Hag ar Skribed, pére a ioa deûed eûz a Jéruzalem, a lavaré pénaoz é oa trec'het gant Béelzébub, ha pénaoz é kase kuid ann diaoulou gant penn ann diaoulou.

23. Hag ô véza strolled anézhô, é lavaraz d'ézhô gant paraholen: Pénaoz é hell Satan kas Satan kuit?

24. Mar bez eur rouantelez dizunvan enn-hi hé-unan, na hell ked ar rouantelez-zé choum enn he zâ.

25. Ha mar béz eunn ti dizunvan enn-han hé unan, na hell ked ann ti-zé choum enn he zâ.

26. Ha mar teû Satan da zispac'ha out han hé-unan, dizunvaned eo, ha na hell két choum enn he zâ, hôgen ann divez a gâv.

27. Dén na hell mond é tí ann dén kre ha preiza hé listri, nemed da genta en defé éreed ann dén kre, ha neûzé e preizô he dí.

28. É-gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, pénaoz pép pec'hed ha pep lé-douet hô devézô great mipien ann dûd a vézô distaoled d'ézhô.

29. Hôgen piou bennâg en devézô komzed a éneb ar Spérid glân, na vézô bikenn distaoled d'ézhan, hôgen kablus é vezô eûz a eur gwall peûr-baduz.

30. Dré ma lavarend : Éma ar spéred louz gant-han.

31. Koulskoudé hé vamm hag hé vreûdeûr a zeñaz : hag ô veza choumed er meaz e kaschond d'hé c'hervel.

32. Ar bobl a ioa azézet war drô d'ézhan : hag é léverjond d'ézhan : Chetu da vamm ha da vreûdeûr a zô er-meaz hag a glask ac'hanod.

33. Hag hén a respountaz, hag a lavaraz d'ezhô : Piou eo va mamm, ha piou eo va breûdeûr ?

34. Hag ô selloud oud ar ré a ioa azézet war drô d'ézhan, e lavaraz : Chétu va mamm ha va breûdeûr.

35. Rak piou bennôg a ra ioul Doué, hen-nez a zô va breûr, va c'hoar ha va mamm.

## IV. PENNAD.

1. HAG é téraouaz adarré kélenna é harz ar môr : hag eul lôd brâz a dûd on em zastumaz war hé drô, enn hévelep doaré ma biñaz war eur vâg ha ma azézaz a-zouc'h ar môr; hag ann holl bobl a ioa war ann douar e aot ar môr.

2. Hag hén a zeske d'ézhô kalz a draou gant parabolennou, hag e lavaré d'ez'hô enn hé zeskadurez :

3. Selaout : Chétu ann hader az éaz da hada.

4. Hag e-pâd é hadé, lôd eûz ann hâd a gouezaz a-hed ann hent, ha labouned ann env a zeûaz, hag hé zebraz.

5. Lôd all a gouezaz enn eul leac'h meinek e peleac'h n'en doe két kalz a zouar : hag e savaz kerkent dré nâ oa két kalz a zounder douar :

6. Ha pa oé saved ann héol, é lóskaz : hag ô véza n'en doa kéd a c'hrisien, é sec'haz.

7. Ha lôd all a gouézaz é-touez ann drein, hag ann drein a zavaz, hag a vougaz anézhan, ha na rôaz kéd a frouez.

8. Ha lôd all a gouézaz e douar mâd : hag a rôaz frouez pehini a zavaz, hag a greskaz, hag a rôaz unan trégont, unan tri-ugent, unan kant kemend all.

9. Hag é lavaré : Ra zélaouô néb en deûz diskouarn da glevout.

10. Ha pa édo hé unan, ann daouzég a ioa gant han a c'houlennaz digant han pétrâ é oa ar barabolen-zé.

11. Hag é lavaraz d'ezhô : Rôed eo d'é hoc'h da anaout traou kuzet rouantelez Doué ; hôgen d'ar ré a zô er méaz, pep trâ a c'hoarvez gant parabolennou.

12. Évit pa wélint é wélint, hana wélint két, hag ô klevout é klevint, ha na boellint ket : gand aoun na zeûfent da gemma a vuez, ha na ve distaoled d'ezhô hô féc'hedou.

13. Hag é lavaraz d'ez'hô : Ha na boellit-hu kéd ar barabolen-zé ? Pénaoz eta é poellot-hu ann holl barabolennou ?

14. Neb a hâd, a hâd ar gér.

15. Hôgen ar ré a zô a-hed ann hent, eo ar ré é péré eo het haded ar gér, ha pa hô deûz hé glevet, kerkent é teû Satan, hag é laiam ar gér a ioa hêd hadet enn hô c'halounou.

16. Evel-se ar ré a zô bêd hadet é lec'hiou meinek, eo ar ré péré a glev ar ger, hag a gemer anezhan râk tal gant lauenidigez :

17. Hag ô véza n'hô deuz kéd a c'hrisien enn hô hô-unan, n'émint némed évid eunn amzer : ha pa zeû eunn enkrez pé eunn heskinhennâg enn abek d'ar ger, kerkent e kemeront gwall skouer.

18. Hag ar ré a zô bêd hadet é-touez ann drez, eo ar ré a zelaou ar ger ;

19. Ha prédériou ar béd-man, touellerez ar madou, hag ann holl droug-ioulou ô véza éad enn han, a voug ar ger, hag hel laka da véza difrouez.

20. Hag ar ré a zô bêd hadet é douar mâd, eo ar ré a zelaou ar ger, a gemer anézhan hag hel laka da zigas frouez, lod tregont, lod tri-ugent, lod kant kémend all.

21. Lavaroud a réaz ivé d'ezhô : Ha kéméroud a réeur eur c'hleûzeur

évid hé lakaad dindân ar boétel, pé dindân ar gwélé? Ha né ked évid hé lakaad war eur c'hantoler?

22. Râk n'eûz nétrâ a guzet, ha na dle beza diskleriet; ha na reeur nétrâ evit béza golôet, hôgen evit beza gwélet gand ann holl.

23. Mar eo deûz eur re diskouarn da glevout, ra glevô.

24. Hag e lavaraz c'hoaz d'ézhô: Likid évez oud ar péz a glevit. Drouc'h ar vent gant péhini ho pezô mentet, e vioc'h mentet lior'h unan, hag e vézô roed d'é-hoc'h ouc'h penn.

25. Râk da néb en deûz, é vézô rôet; ha da néb n'en deûz két, é vezô lamed digant-han ar péz zô-kén en deûz.

26. Hag e lavaraz ivé: Rouantélez Doue a zo henvel oud ar péz a c'hoarvez pa en deûz eunn dén taoked hâd enn douar.

27. Pe é kousk, pé é sâv enn nôz hag enn deiz, ann hâd a hegin, hag a gresk hép ma oar-hén pennoz.

28. Râg ann douar a zoug frouez anézhan hé-unan; da genta ar geot, goude ann tamoézen, ha goude ann éd leûn enn tamoezen.

29. Ha pa eo daré ar frouez, é lékéeur râk tâl ar fals enn han, dré ma eo deûed ar midérez.

30. Hag e lavaraz adarré: Oue'h pétrâ ec'h hévelebékaimp-ni rouantélez Doue? Pe barabolen é tiskoué aimp-ni anézhi?

31. Henvel eo oud eur c'hreûnen sezô, péhini pa eo hadet enn douar, a zô ar bihana eûz ann holl hadou eûz ann douar:

32. Ha pa eo hadet, é sâv hag é teû brasoc'h éged ann holl louzou, hag é ra skourrou brâz, enn hévélep doaré ma hell laboused ann éav choum dindân hé skeûd.

33. Ével-sé e komzé out hô gant kalz a barabolennou, diouc'h ma hellent poella.

34. Hôgen na gomzé kéd out-hô hép parabolen: ha pa né oa némed hé ziskibled é tisklerié pép trâ d'ar re-man.

35. Enn dervez-zé, pa oé deûed ar pardaez, é lavaraz d'ézhô: Tréménomp enn tû all d'ann dour.

36. Hag ô véza kaset kuid ar bobl, é lékéjond anézhan enn eur vag: ha bagou all a zoa gant-han.

37. Hag é savaz eur stourm brâz a avel, hag ar goummou a gouezé er vâg, enn hévélep doare ma oa leûn a zour.

38 Koulskoudé Jézuz a ioa diadré ar vâg, hag é kouské war eur pennwélé: dihuna a réjond anézhan, hag é leverjond d'ezhan: Mestr, ha n'eo'h eûz-te kéd a breder, oc'h hor gwéloud ô vond da golla?

39. Hag ô véza savet é c'hourdrouzaz ann avel, hag é lavaraz d'ar môr: Taô, sioula. Hag ann avel a davaz; hag e c'hoarvezaz eur siouldeд brâz.

40. Hag é lavaraz d'ézhô: Pérâg oc'h-hu aounik? Ha n'hoc'h eûs-hu kéd a feiz? Hag hi hô doé eur spount brâz, hag é lavarend ann eil d'egilé: Piou, war hô menô, eo hé-man, ouc'h péhini é sent ann avel hag ar môr?

## V. PENNAD.

1. HAG ô véza treûzed ar môr, é teûjond é brô ar Jérazéned.

2. Ha Jézuz ô véza diskenned eûz ar vâg, é teûaz râk-tâl d'hé gavout eunn dén touellet gand ann diaoul, hag a zeûé eûz ar bésiou,

3. É péleac'h é choumé, ha dén na hellé hé éréa, gant chadennou zô-ken:

4. Râg évit-han da véza béd aliez éréet gant chadennou ha gand hualou, e torré hé chadennou, é tiframmé hé hualou, ha dén na hellé hé zonva.

5. Hag aliez é choumé enn nôz hag enn deiz er bésiou ha war ar ménésiou ô c'harmi hag oc'h en em vlounsa gant mein.

6. Hôgen pa wélaz Jézuz a bell, é redaz hag é azeûlar anezhan.

7. Hag ô kria gand eur vouéz gré, é lavaraz: Petrâ a zô étre te ha mé, Jézuz mâb Doué uc'hel meûrbéd? Da bidi a rann dre ann

hanò a Zoué, na enkr a kéd ac'hanoun.

8. Hâg bén a lavaraz d'ézhan : Spéred louz, kea er-méaz eûz ann dén-zé.

9. Hag é c'houlennaz digant han : Pe hanó éc'h eûz ? Hag hen a lavaraz : Leon eo va hanô, rák kalz omp.

10. Hag é pédé kaer anézhan n'her c'hasché kéd er méaz eûz ar vrô.

11. Hógen héz' éz oa énó eur vanden vráz a vóc'h ó peûri a-béd ar menez.

12. Hag ann diaoulou a bédé anézhan, ó lavarout : Kâs ac'hanomp er móc'h évit m'az aimp enn-hó.

13. Ha Jezus a aotréaz rák-tál kément-sé d'ézhó. Hag ar sperédou louz ó vont-kuit az éaz er móc'h : hag ann holl vanden, eûz a béré éz oa daou vil, en em daolaz gant frouden er mór, hag é oent beûzed er mór.

14. Hógen ar ré a vesé anézhó a dec'haz, hag a zanévellaz kement-sé é kear hag er parkou. Ha kalz tûd az éaz er-méaz da wélout pétrâ a ioa c'hoarvézet.

15. Hag ó véza deûed étrézé Jézuz, e weljond ann hini a ioa bét trec'het gand ann diaoul, pélmi a ioa azézet, gwisket, hag enn hé skiant vâd, hag hi a oe spountet.

16. Ar ré hô doa gwélet a zanévellaz d'ézhô kémend a ioa c'hoarvézet gand ann hini a oa trec'het gand ann diaoul, ha gand ar móc'h.

17. Hag é téraoujond hé bidi da vond er-méaz eûz a harz hô brô.

18. Pa biñe er vâg, ann hini a oa bét trec'het gand ann diaoul, a bédaz anézhan m'hen lezché da vont gant-han.

19. Hógen Jézuz na aotréaz kéd d'ezhan, hag é lavaraz d'ezhan : Kéa d'az ti da gavond da dûd, ha grâ mének d'ézhô eûz a gément en deûz gréad ann Aotrou d'id, hag eûz hé drugarez enn da c'hénver.

20. Hag hé man az éaz-kuit, hag a zeraouaz embanna é Dékapolız kémend en doa gréat Jézuz enn hé c'henver : hag ann holl a oe souézet bráz.

21. Jezuz ó véza adarré tréméned enn tuall d'ann dour, rák tost édo d'ar mór, eul lod brâz a bobl en em aastumaz war hé dro.

22. Hag é teûaz eur penn-dén eûz ar sinagog hanvet Jaïruz ; ha pa wélaz Jezuz, en em strinkaz d'hé dreid.

23. Hag é pédé anézhan atard, ó lavarout : Daré eo va merc'h da vervel, deûz, laka da zourn warn-ézhi, hag é vézó paré, hag é vévó.

24. Jézuz az éaa gant-han, hag eur bobl brâz az éaz war hé lerc'h, hag a vac'hé anezhan.

25. Hag eur vaouez, pélmi a ioa klâñ gand ann diwad daouzék vloaz a ioa ;

26. Ha pélmi é doa gouzanvet kalz a boan etré daouarn al lunzaouerien ; ha pélmi é doa dispiñet he holl vadou, héb beza gounezet nétrá, hogen ó veza en em gavet gwâz oc'h wâz ;

27. O véza klevet komza eûz a Jezuz, a zeûaz a-ziadre é-touez ar bobl, hag a zournataz he zae.

28. Rag hi a lavaré : Mar gellann hép-kén dournata he zae, e vezinn paré.

29. Ha râk-tâl mammen hé gwâd a né dizec'het : hag oc'h anavezaz enn he c'horf penaoz é oa paré hé gouli.

30. Ha kerkent Jézuz oc'h anaoud enn-han hé-unan ar galloud a ioa éad er-méaz anézhan, ó véza enn em droed oud ar bobl, a lavaraz : Piou en deûz stoked ouz-in ?

31. Hag hé ziskibled a lavaraz d'ézhan : Ann engroez a wéléa ó vac'ha ac'hanod, hag e levérez : Piou en deûz stoked ouz-in ?

32. Hag é sellé war-dró d'ézhan évit gwélout ann hini é doa gréat kément ze.

33. Hogen ar vaouea pébini a wié ar péz a ioa c'hoarvezed enn-hi, a né spountet hag en em lékéaz da grena, hag anéaa hag en em strinkaz

d'hé dreid ; hag é lavaraz d'ézhan ann holl wirionez.

34. Hôgen hen a lavaraz d'ézhi : Va merc'h, da feiz en deûz da iac'héat : kea é péoc'h, ha béz paré eûz da c'houli.

35. Pa gomzé c'hoaz, é teûaz tûd eûz a di penn dén ar sinagog, péré a lavaraz d'ezhan : Marô eo da verc'h; pérag e hegez-té c'hoaz ann Aotrou?

36. Hôgen Jézuz ô klevoud ar péz a lavarent, a lavaraz da benn-dén ar sinagog : N'az pez kéd a aoun : kred hep-ken.

37. Ha na aotréaz da zén mond war he lerc'h, némed da Ber, ha da Jakez, ha da Iann breûr Jakez.

38. Hag ô véza éad é ti penn-dén ar sinagog, é welaz safar, lôd ô lénva, lôd ô kria kré.

39. Ha pa oé éad enn ti, é lavaraz d'ezhô : Pérâg é safrit-hu, hag é lénvit-hu? Ne két marô ar plac'h-iaouank, hôgen kousked eo.

40. Hag é réant goab anézhan. Hôgen hén, goude béza lékead ann holl er-méaz, a géméraz ann tâd hag ar vamm eûz ar plac'h-iaouank, hag ar ré en doa kaset gant-han, hag éz éaz el léac'h ma edo kousked ar plac'h-iaouank.

41. Hag ô kemeroud dourn ar plac'h-iaouank, é lavaraz d'ézhi : *Talitakumi*, da lavaroud eo : Plac'h-iaouank (hé lavaroud a rann d'id), saô.

42. Ha râk-tâl é savaz ar plac'h-iaouank, hag é baléaz : râk daouzék vloaz e doa. Hag é oent souézet meûrbéd.

43. Ha Jezuz a c'hourc'hémennaz stard d'ezhô na lavarfend ann dra-zé da zen ; hag é lavaraz rei da zibri d'ézhi.

## VI. PENNAD.

1. JÉZUZ ô véza éad ac'hanô, az éaz enn hé vrô hé-unan ; hag hé ziskibled az éaz war hé lerc'h.

2. Ha deiz ar sabbat ô véza deûet, é téraouaz kelenna er sinagog : kalz eûz ar ré hen sélaoué a na souézet brâz eûz hé gélennadurez, hag a lavaré : A béléac'h eo deûed da he-man kément-sé? Pétrâ eo ar furnez a zô bét rôed d'ezhan, hag ar vurzudou a zô gréat gand hé zaouarn.

3. Ha na d-eo-hén kéd eur mêchérour, mâb Mari, breûr Jakez, ha Jozef, ha Judaz, ha Simon? Hag hé c'hoarézed, ha n'émind-hi kèd aman gan é-omp? Hag é kavent tamall enn-han.

4. Hôgen Jézuz a lavaraz d'ézhô : Eur profed ne d eo kéd héb hanô-mâd nemed enn hé vrô, hag enn he di, hag é touez hé dûd.

5. Ha na hellaz ôber énô burzud é-bed, nemed ma paréaz eunn nebeud bihan a dûd klanv oc'h astenna he zaouarn war-n-ezhô.

6. Hag hén a oa souézet gand hô diskrédoni ; hag éa éa da gélenna dré ar bourc'hiou trô-war-drô.

7. Hag é c'halvaz ann daouzék : hag é tersouaz hô c'hâs daou-ha-daou, hag é rôaz d'ézhô galloud war ar spérédou louz.

8. Hag é c'hourc'hemennaz d'ézhô na gaschent nétrà enn hent, nag ézef, na bara, nag arc'hant enn hô ialc'h, hôgen eur vaz hep-kén ;

9. Hag arc'henna boutou, ha na gemerjent kéd diou zaé.

10. Hag é lavaraz d'ézhô : É pé ti-bennâg ma 'z éot, choumid ennhan bété ma 'z éot kuid ac'hanô.

11. Ha mar éz eûr unan-bennâg ha na zigémérô ket, pé na zélaouô ked ac'hanoc'h, pa 'z éot-kuid ac'hanô, hejid ar poultr eûz hô treid é testéni enn hô éneb.

12. Hag ô véza éat kuît, é prézégjond d'ann dûd ma rajent pinijen.

13. Kalz a ziaoulou a gaschont kuît ; kalz a dûd klanv a frotjont gand éôl, hag é iac'héjond anezhô.

14. Ar roué Hérodez a glevaz méneg eûz a gément-sé (râg hanô Jézuz a oa anavézet brâz), hag é lavaraz : Iann Badezour eo a zô saved a varô da veô : ha dra-zé eo é ra kémend a vurzudou.

15. Ré all a lavaré : Éliaz eo.

Lòd all a lavaré : Profed eo èvel unan eûz ar Brofeded.

16. Hérodez ô klevout kément-sé a lavaraz : Iann da bélini em eûz lekéat troue'ha hé benn, a zô saved a varô da véô.

17. Râg Hérodez en doa kaset tûd da gémerout Iann, ha d'hé lakaad er vâc'h, dré ann abek da Herodiaz grég d'hé vreûr Filip gant pehini é oa dimézet.

18. Râk Iann en doa lavared da Hérodez : Né kéd aotréd d'id kaoad da c'hreg grék da vreûr.

19. Hogen Hérodiaz a glaské unn darvoud d'hé golla : c'hoant é doa d'hé lakaad da vervel, ha na helle két.

20. Râg Hérodez ô c'houzout pénaoz é oa eunn dén gwirion ha santel, en doa aoun ra-z-han préderiuz é oa enn hé c'hénver, kalz a réa dioc'h hé véno, ha dà é oa gant-han hé glevout.

21. Hôgen eunn dervez aotréuz ô véza deûet, Herodez eñt deiz hé c'hanedigez a réaz eur goan évid ar brinsed, ar vrézelidi, hag ar pennou-kéar eûz a C'hallea.

22. Ha merc'h Hérodiaz ô véza éad ébò, a zansaz, hag a blijaz da Herodez, ha d'ar ré a ioa ouc'h-taol gant-han. Ar roué a lavaraz d'ar plac'h-iaouank : Goulenn digan-én ar péz a giri, hag her roinn d'id.

23. Hag é touz d'ézhi : Rei a rinn d'id kémend a c'houlenni, ha pa vé ann hanter eûz va rouantélez.

24. Hag ô véza éad er-méaz, é lavaraz hi d'hé mamm : Petrâ a c'houlenninn-mé ? Hag hou-man a lavaraz : Penn Iann Badézour.

25. Hag hî ô véza deûet râk tâl da gavoud ar roué, a réaz hé goulenn, ô lavarout : Me a ioul é rojez d'în râk tâl enn eunn disk penn Iann Badézour.

26. Ar roué a oé glac'haret gant kément-sé. Koulskoudé dré 'n abek d'hé lé, hag ivé d'ar ré a ioa azezet gant-han ouc'h taol, na fellaz kéd d'ézhan dinac'ha d'ézhi ar péz a c'houlenne.

27. Hag ô véza kased eunn daréder, é c'hourc'hémennaz d'ézhan digas penn Iann war eunn disk. Hag hé-man az éaz er vâc'h hag a drouc'haz hé benn d'ézhan.

28. Hag é digasaz ar penn war eunn disk ; hag é rôaz anézhan d'ar plac'h iaouank, hag hou-man hé roaz d'hé mamm.

29. He ziskibled ô véza klevet kement-sé, a zeûaz hag a géméraz he gorf, hag é lékéjond anezhan enn eur béz.

30. Hag ann Ébestel ô véza en em zastumed war-drô da Jézuz, a zanévellaz d'ézhan kemend hô doa gréat, ha kemend hô doa desket.

31. Hag hen a lavaraz d'ézhô : Deuid a-dû enn eul léac'h distrô, hag arzaôit eunn nebeût. Râk kalz a dûd a iéa hag a zeûe ; ha na gavent kéd ann amzer da zibri.

32. Hag ô véza piñed enn eur vag, éz ejond a-dû enn eul léac'h distrô.

33. Hôgen ar bobl a wélaz anézhô ô vont-kuit, ha kalz ré all a glevaz méoeg eûz a gement-sé, hag e redjont énô war droad eûz ann holl geriou, hag é tiaraogjond anézhô.

34. Ha pa 'z éa-kuît Jezuz é wélaz eul lòd brâz a dûd : hag en doé truez out hô, dré ma oant éval denved hép mesaer. Hag é teraouaz deski kalz a draou d'ezhô.

35. Ha pa oa deued da véza divezad, hé ziskibled a zeûaz d'hé gavout, hag a lavaraz d'ézhan : Al léac'h-man a zô distrô, ha divézad eo :

36. Kâs-hô-kuît, évit ma 'z aint er c'heriou hag er bourc'hiou diwar-drô, da bréna péadrâ da zibri.

37. Hag hén a respountar hag a lavaraz d'ezhô : Roit c'hoû da zibri d'ezhô. Hag é loverjond d'ézhan : Ha mond a raimp-ni da bréna évit daou c'hant diner a vara, évit rei d'ezhô da zibri?

38. Hag hén a lavaraz d'ézhô : Ped bara hoc'h eûs-hu? Id, ha

gwélet. Ha p'hô doé gwélet, é lévérjont: Pemp, ha daou bésk.

39. Hag é c'hourc'hémennaz d'ézhô ma lakajend ann holl da azéza a vandennou war ar géot glâz.

40. Hag éc'h azézjont a vandennou, lôd a gant, lôd a hanter-kant dén.

41. Ha Jézuz ô véza kéméred ar pemp bara, hag ann daou bésk, a zavaz hé zaoulagad étrézeg ann énv, hag a vinnigaz anézhô: ha goudé béza torred ar baraou, é rôaz anézhô d'hé ziskibled, évit m'hô rôjend d'ar bobl: hag é rannaz ann daou besk étre z-hô holl.

42. Hag é tebjend holl, hag hô doé a-walc'h.

43. Hag é kaschont gant-hô daouzék paner leûn gand ann dilerc'h eûz ar bara hag eûz ar pésked.

44. Hôgen eûz ar ré hô doa debret éz oa pemp mil dén.

45. Ha kerkent Jézuz a rédiaz hé ziskibled da biña er vâg, évit m'az ajend enn hé raok enn tu all d'al lagen étrezék Betsaida, é-pâd ma kaschekud ar bobl.

46. Ha pa en doé hô c'hasetkuit, éz eaz war eur ménez évit pidi.

47. Ha pa oé deûed ar pardaez, ar vâg a ioa é-kreiz ar môr, hag hén a ioa hé-unan war ann douar.

48. Ha pa wélaz anézhô ô kaout beac'h o roeñvia (râg ann avel a ioa énep d'ézhô), war-drô ar pévaré dihun eûs ann nôz é teûaz étrézeg hi ô kerzoud war ar môr: ha c'hoant en doa d'hô diaraogi.

49. Hôgen hi pa wéljond anézhan ô kerzout war ar môr, é venjont pénoz é oa eunn teûz, hag en em lek'jont da c'harmi.

50. Râg holl é wéljond anézhan, hag hô doe spount brâz. Hôgen kerkent é komzaz out-hô, enn eul lavarout: Hô pézet fisians, mé eo, na spountit két.

51. Hag é piñas gant-hô er vâg, hag ann avel a baouezaz. Ha kement-sé a souézas c'hoaz muioc'h anezhô.

52. Râk n'hô doa két gréad a évez oud burzud ar baraou, keûn dall é oa hô c'haloun.

53. Ha goudé béza treñzed al lagen, é tiûjond é douar Jénézaret, hag é touarjond énô.

54. Ha pa oend éad er-méaz eûz ar vâg, tud ar vrô a anavezaz anézhan.

55. Hag ô véza réded dré ann holl vrô, é téraoujond digas war hô gwéleou ar ré-glanv diwar-drô, el léac'h ma klevent é oa Jézuz.

56. Hag é pé léac'h-bennâg ma 'z éa, pé er bourc'hiou, pé er c'hériou, pé er gwikou, é lékeant ann dud klanv war al leûr-gér, hag é pédent anézhan da aotréa ma helljent hép-kén steki out penn pil hé zaé: ha kémend hini a stoké outhan a ioa iac'héet.

## VII. PENNAD.

1. NEUZÉ ar Farizianed ha lôd eûz ar Skribed, péré a zeûé a Jéruzalem az éaz d'hé gavout.

2. Ha pa wéljont lôd eûz hé ziskibled péré a zebré bara, gand daouarn dic'hlan, da lavaroud eo, héb béza hô gwalc'het, é tamaljond anezho.

3. Râg ar Farizianed, hag ann holl Iuzevien na zebront két, héb béza alies gwalc'hed hô daouarn, évit mirout kéménadurézou a-c'hénou ar ré-gôz.

4. Ha pa zeûond eûz ar marc'had, na zebront két, héb béza en em walc'het. Kalz traou all a zô péré a dleond da virout, diouc'h ar c'héménadurezou a-c'henou: gwalc'hi ar c'hôpou, ar pôdou, al listri arm hag ar gwéléou.

5. Hag ar Farizianed, hag ar Skribed a lavaraz d'ezhan: Pérâk da ziskibled na viront-hi két kéménadurez a-c'hénou ar ré-gôz? Pérâg é zebront-hi bara heb béza gwalc'hed hô daouarn?

6. Hôgen hén a respountaz hag a lavaraz d'ézhô: Diouganet mâd en deûz Izaiaz diwar hô penn, pil-

pouzed, dioue'h ma eo skrivet : Ar bobl-man a énor ac'hanoun a-c'hénou, hôgen hô c'haloun a zô pell diouz-in.

7. Hôgen enn aner eo éc'h énoront ac'hanoun ô teski lezennou ha gourc'hémennou ann dûd.

8. Rag ô lezi lgourc'hémenn Doué, é mirit kémenadurez a c'hénou ann dûd, ô walc'hi al listri arm, hag ar c'hôpou, hag oc'h ôber kalz traou all hénvel ouc'h ar ré-man.

9. Hag é lavaraz c'hoaz d'ézhô: Tud vâd oc'h pa dorrit gourc'hémenn Doué, évit mirout hô kémenadurez hoc'h-unan.

10. Râk Moizez en deûz lavaret: Énor da dâd ha va vamm. Hag ive: Piou-bennâg a zrouk-pédo gand he dâd, pé gand he vamm, a dlé béza lekead d'ar marô.

11. Hogen c'houi a lavar : Ma lavar eunn dén d'hé dâd pé d'hé vamm, Korban, da lavaroud eo, pép rô a zeûi ac'hanoun, ra vézô talvoudek d'id :

12. Ha na aotréit kéd d'ézhan ôber muioc'h évid hé dâd pé he vamm,

13. O lakaad da véza didalvez gourc'hémenn Doué dré hô kémenadurez a c'hénou, péhini hoc'h eûz great hoc'h-unan : ha kalz traou all henvel ouc'h ar ré-man a rit c'hoaz.

14. Hag ô c'hervel adarréar bobl, é lavaraz d'ézhô : Va c'hlevid holl, ha poellit.

15. Netrâ a-ziavéaz a gemend a ia é korf ann dén na hell hé zaotra; hôgen ar péz a zeû er-méaz eûz ann den, eo a zaotr ann den.

16 Mar en deûz eur re diskouarn da zélaoui, ra zélaoud.

17. Goudé m'en doé kuitéet ar bobl, ha ma oe deûed enn ti, he ziskibled a c'houlennaz digant-han pétrâ a verké ar barabolen-zé.

18. Hag hén a lavaraz d'ézhô: Pénaoz ha c'houi a zô ivé hép poell? Na ouzoc'h két pénaoz kement trâ eûz a ziavéaz az a é korf ann dén na zaotr kéd anézhan :

19. Râg ann dra-zé na ia kéd enn hé galoun, hôgen enn hé gôv, a heléac'h é kouéz el léac'h distrô, goudé béza karzet ar boed holl?

20. Hôgen, emez-han, ar péz a zeû eûz ann den eo a zaotr ann dén.

21. Râg eûz a ziabarz kaloun ann dûd eo é teû ar gwall venosiou, ann avoultriésiou, ar gadelesiou, al lazerésiou,

22. Al laéronsiou, ar bizoni, ann drougiézou, ann touellérea, al loudoniou, ann drouk-lagad, ann touadellou, ar balc'hder, ann diboell.

23. Ann holl wallou-zé a zeû eûz ann diabarz, hag a zaotr ann den.

24. Hag ô vont kuid ac'hanô éz eaz Jezuz war harzou Tîr ha Sidon : hag ô véza ead enn eunn ti, é fellé d'ézhan na vije gwézet kement-sé gand den, ha na hellaz két béza kuzet.

25. Râg eur c'hrég péhini é doa he merc'h enkrezet gand ar spéred louz, ô véza klevet méneg anézhan, a zeûaz rák-tâl, hag en em daolaz oud hé dreid.

26. Hôgen ar c'hrég-zé a ioa Paganez, hag eûz a vrô ar Sirofénisidi. Hag é pedé anézhan da gâs ann diaoul er-méaz eûz a gorf hé merc'h.

27. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhi : Lez da genta ar vugale d'en em walc'ha, râk né két mâd kémérout bara ar vugalé, hag he deûrel d'ar c'hounn.

28. Hôgen hi a respountas, hag a lavaraz d'ézhan : Gwir eo, Aotrou : hôgen ar c'hounn bihan a zebr dindân ann daol bruzunou bara ar vugale.

29 Ha Jézuz a lavaraz d'ézhi : Dre ann abek d'ar gér-ze, kea, ead eo ann diaoul er-méaz eûz da verc'h.

30. Ha pa oe ead enn hé zi, é kavaz he merc'h kousket war hé gwélé, hag ann diaoul éat-kuît.

31. Hag ô kuitaad harzou Tîr, é teûaz adarré dré Zidon etrézék môr Galilea, ô tréménoud dré greiz harzou Dékapoliz.

32. Hag é oé kased d'ézhan eunn dén bouzar ha mûd, oc'h hé bidi da lakaad hé zourn war-n-ézhan.

33. Hag ô tenna anézhan eûz a greiz ann engroez a-dû, é lékeaz hé viziad enn he ziskouarn : hag ô véza tufet, e stokaz oud hé déod :

34. Hag ô selloud ouc'h ann énv, éc'h huanadaz, hag é lavaraz d'ézhan : Effeta, da lavaroud eo, digorit.

35. Ha râk-tâl hé ziskouarn a oé digor, ha stagel hé deod a oe diéréet, hag e komzaz fréaz.

36. Hag é tifennaz out-hô na lavarjend ann dra-man da zén. Hôgen seûl-vui ma tifenne out-hô, seûl-vui é vrudent anézhan :

37. Hag ô véza souézet brâz, é lavarent : Gréat mâd eo pép trâ gant-han ; lakaad a râ ar ré vouzar da glevout, hag ar ré vûd da gomza.

## VIII. PENNAD.

1. ENN deisiou zé ô véza ma oa c'hoaz kalz a bobl, ha n'hô doa kéd a béadrâ da zibri, Jezuz a c'halvaz hé ziskibled hag a lavaraz d'ezhô :

2. Truez em eûz oud ar bobl zé ; râk tri déz zô é choumont gan-ìn, ha n'hô deûz netrâ da zibri ;

3. Ha mar kasann anezhô d'hô al war iûn, é fatint enn hent : râk lôd a zô deûed a bell.

4. Hag hé ziskibled a lavaraz d'ézhan : Penaoz é hallemp ni el léac'h-distrô-man a walc'h a vara évid hô gwalc'ha ?

5. Hag hén a c'houlennaz digant-hô : Ped bara hoc'h eûs-hu ? Hag hî a lavaraz : Seiz.

6. Ha Jézuz a c'hourc'hémennaz d'ar bobl azéza war ann douar. Hag ô keméroud ar seiz bara, é reaz hé drugarez, hô torraz, hag hô rôaz d'hé ziskibled évid hô lakaad dirâg ar bobl, hag ar ré man hô lekéaz dirâg ar bobl.

7. Béz' hô doa ivé eunn nébeût peskédigou : hô binniga a reaz, hag é c'hourc'hémennaz hô rei d'ézhô.

8. Hag é tebjont, hag hô doé a walc'h, hag é kaschont seiz kést leûn gand ann tammou a ioa choumed aan hô dilerc'h.

9. Hôgen eûz ar ré hô doa debret éz oa war drô pevar mil dén : ha Jézuz hô c'hasaz-huit.

10. Ha râk-tâ ô piña enn eur vag gand he ziskibled, é teûaz é brô Dalmanuta.

11. Hag ar Fariziaued a zeûaz d'hé gavout, hag é téraoujont rendaela gant-han ; hag é c'houlenjond digant-han évid he dempti, da ziskouéza d'ézhô eunn arouez bennâg enn énv.

12. Hag hén oc'h huanadi a greiz hé galoun, a lavaraz : Pérag ann dûd-zé a c'houlenn hi eunn arouéz ? E-gwirionez hé lavarann d'e hoc'h, penaoz na vézo két rôed a arouéz d'ann dûd zé.

13. Hag ô véza hô lézet, é piñaz adarré enn eur vag, hag é tréménaz enn tu all d'al lagen.

14. Hôgen ann diskibled hô doa ankounac'héet kémérout bara ; ha n'hô doa néméd eur bara hép ken er vâg.

15. Ha Jézuz a réaz ar c'hélenma d'ézhô, ô lavarout : Likid évez, hag en em ziwallid out goell ar Fariziaued, hag out Herodez.

16. Hag hî a venné hag a lavaré enn-hô ho-unan : Dré n'hou eûz ket Kemered a vara eo.

17. Hôgen Jézuz oc'h anaout kement-sé, a lavaraz d'ézhô : Pérâg é vennit-hu étré-z hoc'h dré n'hoc'h eûz ked a vara ? Ha na anavézit-hu, ha na boellit-hu netrâ ? Hag éma c'hoaz hô kaloun enn dallentez ?

18. Ha daoulagad hoc'h eûs-hu hép gwélout ? Ha diskouarn hoc'h eûs-hu hép klevout ? Ha kolled eo ann évor gan-é-hoc'h ?

19. Pa dorriz pemp bara évit pemp mil dén ; pet panerad d'lerc'hiou hoc'h eûs-hu kaset gan-é-hoc'h ? Daouzég, émé-z-hô.

20. Ha pa dorriz ar seiz bara évit pevar mil dén ; pét késtad dilerc'hiou hoc'h eûs-hu kaset gan-é-hoc'h ? Seiz, émé-z-hô.

21. Hag hén a lavaraz d'ézhô : Pénaoz éta na boellit hu ked ar péz a lavarann d'é-hoc'h ?

22. Hag ô véza deûet é Bet-

saida, é oé kased d'ézhan eunn dén dall, hag é pédjond anezhan da steki out han.

23. Hag ô véza kémered dourn ann dén dall, é kasaz anezhan er méaz eûz ar vourc'h; hag ô véza tufet war hé zaoulagad, é savaz hé zaouarn war n-ézhan, hag é c'houlennaz digant han ma wéle eunn dra-bennâg.

24. Hag hé-man a zellaz hag a lavaraz: Gwéloud a rann tûd henvel out gwéz hag a valé.

25. Neûze Jézuz a lékéaz eur wéach all hé zaouarn war zaoulagad ann dén-zé, hag é téraouaz gwélout, hag e oé paré, enn hevelep doaré ma wélaz splann pép trà.

26. Neûzé é kasaz anézhan d'hé dî, ô lavarout: Kéa d'az tî; ha ma 'z éz er vourc'h, na lavar ann dra-man da zén.

27. Ha Jézuz az éaz ac'hanô gand hé ziskibled, hag é teûaz er c'hériou war dro Kézaréa-Filip; hag é pédé kerzent é konzé oud hé ziskibled, ô lavarout: Piou a lavar ann dûd ounn-me?

28. Hag hî a respountaz hag a lavaraz d'ézhan: Lod a lavar oud Iann-Badézour, lod all Éliaz, ha lod all penaoz oud henvel oud unan eûz ar Brofeded.

29. Hôgen c'houi, émé-z-han, piou é livirit-hu ounn-me? Per a respountaz hag a lavaraz d'ézhan: Té eo ar C'hrist.

30. Hag hén a zifennaz out-hô na lavarjend ann dra-man da zén.

31. Neûzé é téraouaz diskleria d'ezhô penaoz é oa red da Vâb ann dén gouzanvi kalz, ha béza distaolet gand ann Hénaoured, gant Pennou ar véleien hag gand ar Skribed, ha béza lazet, ha distrei da véô goudé tri deiz.

32. Hag hén a lavaré kement-sé gant komzou splann. Hogen Per o c'h hé gémeroud a dû, a zéraouaz hé groza.

33. Hag hén ô tistrei, hag ô selloud oud hé ziskibled, a c'hourdrouzaz Per, ô lavarout: Pella diouz-in, Satan; râk na vlazez ket ar pez a zeû digand Doué, hôgen hép-ken ar pez a zeû digand ann dud.

34. Hag ô véza galvet ar bobl gand hé ziskibled, é lavaraz d'ezhô: Mar fell da unan-bennâg dont war va lerc'h, ra raï dilez anézhan hé-unan; ha ra gémerô hé groaz, ha ra heûliô ac'hanoun.

35 Râk piou-bennâg a fellô d'ézhan savétei hé vuez hé c'hollô; ha piou-bennâg a gollô hé vuez enn abek d'in ha d'ann Aviel, a zavétéô anézhi.

36. Râk petrà a dalfé da eunn dén gounid ar béd holl, ha kolla hé éné?

37. Pé pétrà a roi ann dén enn eskemm évid hé éné?

38. Hogen piou-bennâg á vézô mézek ac'hanoun hag eûz va geriou: Mab ann dén pa zeûi gand ann éled santel é gloar hé dâd, en dévézô ivé méz anezhan.

39. Lavaroud a réaz c'hoaz d'ezhô: É-gwirionez hel lavarann d'e-hoc'h, penaoz éz eûz hiniennou é touez ar ré a zô aman, ha na varvint ket, kén u'hô dévézô gwélet rouantélez Doue ô tond enn hé galloud.

## IX. PENNAD.

1. HA c'houéac'h dervez goudé, Jézuz a géméraz gant-han Per, Jaker ha Iann, hag hô c'hasaz a dû war eur ménez uc'hel, hag é kemmaz a zorré dira-z-hô.

2. Hé zilad a zeûaz da véza lugernuz, ha ker gwenn hag ann erc'h, ha ker kann ha na belfé bikenn eur c'houmer war ann douar hô lakaad enn hevelep doaré.

3. Hag é weljont Éliaz ha Moizez, péré a gomzé gant Jezuz.

4. Ha Per a lavaraz da Jézuz: Mestr, émomp mâd aman: greomp tri zell, unan évid-Od, unan évit Moizez, hag unan évid Éliaz.

5. Na ouié petrà a lavaré; râk spountet brâs oant.

6. Ha cheta eur goabren a dévalaaz anezhô: hag eur vouéz a zeûaz

eûz ar goabren, hag a lavaraz : Héman eo va mâb kér, sélaouit-hén.

7. Ha kerkent ô sellout war-drô d'ézhô, na weljont mui den, némét Jezus a oa choumet hé-unan gant-hô.

8. Ha pa ziskenjond eûz ar ménez, é c'hourc'hémennaz d'ézhô na lavarjend da zén ar péz hô doa gwelet; ken na vijé savet Mâb ann dén eûz a douez ar ré-varô.

9. Ar gér-ze a virjond etre-z-hô, hag é c'houlennent ann eil d'égilé petra é oa da lavarout : Kén na vijé savet eûz a douez ar re-varô.

10. Hag hi a réaz ar goulenn-man digant-han : Pérag éta é lavar ar Farizianed hag ar Skribed, penaoa eo réd e teûfé Éliaz a-raok?

11. Hag hén a respountaz, hag a lavaraz d'ézhô : Éliaz a dlé dond a rauk, hag é lakai pep trâ er stâd kenta : kalz é vézô disprizet, enn hevélep doaré ma eo skrivet diwar-benn Mâb ann dén.

12. Hogen hel lavaroud a rann d'é-oc'h penaoz Éliaz a zô deûet (ha gréad hô deûz enn he c'henver é-c'hiz ma eo fellet gant-hô) diouc'h ma eo skrivet diwar hé benn.

13. Ha pa zeûaz da gaoud hé ziskibled all, é wélaz eul lôd brâz a dud war hô zrô, ha Skribed peré a strivé out-hô.

14. Ha râk-tâl ann holl hobl ô véza gwelet Jézuz, a oé souézet ha spountet, hag ô tirédek é stou jond dira-z-han.

15. Hag hén a c'houlennaz digant-hô : Diwar-benn petrâ é strivit hu étre-z-hoc'h?

16. Hag unan eûz a douez ar bobl a respountaz, hag a lavaraz : Mestr, digased em eûz d'id va mâb, pehini a zô trec'het gand eur spéred mûd :

17. Hag é pé léac'h bennâg ma krog enn-han, é taol anézhan oud ann douar, hag hé man a eon, a laka hé zend da skrîña, hag a zizec'h. Lavared em eûz d'az diskibled hé gâs kuit, ha n'hô deûz ket gellet.

18. Hag hén a respountaz, hag a lavaraz d'ézhô : Gwenn diskrédik, pé vété keit é vézinn mé gan-é-hoc'h? Pé vété keit é c'houzanvinn-mé ac'hanoc'h? Digasit-hén d'in.

19. Hag hen kaschond d'ézhan. Ha pa wélaz Jézuz, ar spered a hejaz anézhan, hé daolaz oud ann douar, hag hén en em rulé oc'h éoni.

20. Ha Jézus a c'houlennaz oud hé dâd : Pegeid amzer a zô abaoé ma c'hoarvez kement-se gant-han? Hag hen a lavaraz : A-vihanik.

21. Hag ar spéred a daol aliez anézhan enn tân, hag enn dour, évid hé lakaad da vervel. Hogen mar gellez eunn dra-bennâg, ken-nerz ac'hanomp, hag az pez truez oua-omp.

22. Ha Jezuz a lavaraz d'ézhan : Mar gellez kridi, pép trâ a zô gallus da néb a gred.

23. Ha râk-tâl tâd ar bugel, enn eur c'harmi, hag enn eur wéla, a lavaraz : Kridi a rann, Aotrou : ken-nerz ac'hanoun enn digrédoni.

24. Ha Jézuz ô welout pénaoz ar bobl a ziredé enn eunn taol brâz, a c'hourdrouzaz ar spéred louz, ô lavaroud d'ezhan : Spéred bouzar ha mûd, mé eo hen gourc'hémenn d'id, kea er-méaz eûa ar bugel-zé : ha na zistrô mui enn-han.

25. Hag ar spered enn eur c'harmi, ha goudé béza hé hejet kaer, az éaz er-méaz eûz ar bugel, hag hé man a ea'aa ével eunn den marô; enn hévélep doare ma lavaré kalz a dûd pénaoz é oa marô.

26. Hôgen Jézuz ô véza kéméred hé zourn, a loc'haz anezhan, hag é savaz enn hé zâ.

27. Ha pa oé eat Jézuz enn tî, hé ziskibled a c'houlennaz digant-han a-dû : Pérag n'hon eûz-ni ket gellet hé c'hâs-kuit?

28. Hag é lavaraz d'ézhô : Ar wenn-aé na hell béza kazet kuit, némét gand ar béden, ha gand ar iûn.

29. Goudé béza éad ac'hanô éa,

éjond a dreûz da C'haliléa : ha na felle két d'ezhan é vije gwézet gand dén.

30. Hôgen kélenna a réa hé ziskibled, hag é lavaré d'ezhô : Mab ann dén a vezô lékéad étrè daouarn ann dûd, hag é lazind anezhan, hag ann trédé deiz e savô a varô da vewô.

31. Hôgen hî na wient két petrâ a felle d'ezhan da lavarout, ha na gredent két goulenn digant-han.

32. Hag é teûjond da Gafarnaom. Ha pa oand éad enn tî, Jézuz a c'houlennaz digant-hô : Diwar-benn petrâ é strivac'h-hu é-pâd ann hent?

33. Hôgen hî a davé ; râk strived hô doa étré-z-hô é-pâd ann hent, évit gouzout pélini anézhô é oa ar brasa.

34. Hag hén a azezaz, hag a c'halvaz ann daouzèk, hag a lavaraz d'ezhô : Mar fell da eur ré béza ar c'henta, é vezô ann diveza holl, ha mével ann holl.

35. Neûzé e kémeraz eur bugel, hag é lékéaz anézhan enn hô c'hreiz : ha goude béza bé vriatet, é lavaraz d'ezhô :

36. Piou-bennag a zigémer em hanô eur bugel bihan ével hé-man, am zigémer-mé : ha piou-bennâg a zigémer ac'hanoun, né két me a zigémer, hôgen ann hini en deûz va c'haset.

37. Neûzé Iann a lavaraz d'ezhan : Mestr, gwéled hon eûz eunn dén péhini a gase kuît ann droulou enn da hanô petrâ-bennag n'éma két war hon lerc'h, hag hon eûz mired out-han.

38. Hôgen Jézuz a lavaraz : Na virit ked out-han : râk n'eûz dén a gémend en défé gréad eur burzud em hanô, a helfé kerkent drouk-komza ac'hanoun.

39. Nép né két a-énep d'é-hoc'h, a zô évid-hoc'h.

40. Piou-bennâg en dévézô rôed da éva d'é-hoc'h eur wérennad zour em hanô, dré ma oc'h d'ar C'hrist, é-gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, na gollô kéd hé c'hôbr.

41. Ha piou-bennâg en devézô rôet gwall skouèr d'eunn eûz ar vugaligou-zé péré a gréd enn-oun : gwelloc'h é vé d'ezhan e ve staged oue'h hé gouzoug eur méan milin, hag é vé taoled er mòr.

42. Ha ma rô da zourn gwall skouér d'id, trouc'h-hén : gwell eo d'id mont mouñ er vuez, égét kaout da zaou zourn ha mond enn ifern, enn tân peûr-baduz :

43. É péleac'h hô prenv na varv két, hag ann tân na voug két.

44. Ha ma rô da droad gwall skouer d'id, trouc'h-hén : gwell eo d'id mont kamm er vuez peûr-baduz, égét kaout da zaou droad ha mond enn ifern, enn tân peûr-baduz :

45. É péleac'h hô prenv na varv két, hag ann tân na voug ket.

46. Ha ma rô da lagad gwall skouér d'id, diframm-hén ; gwell eo d'id mont born é rouantelez Doué, égét kaout da zaou lagad ha mond enn ifern :

47. É péleac'h hô prenv na varv két, hag ann tân na voug két.

48. Râk pep dén a vézô sallet gand ann tân, ha peb anéval a vézô sallet gand ar c'hoalen.

49. Ar c'hoalen a zô mâd : hôgen ma teù ar c'hoalen da véza dizall, gant petrâ é sallot-hu anézhan? Hô pezet c'hoalen enn-hoc'h, hag hô pézet ar peoc'h étré-z-hoc'h.

## X. PENNAD.

1. HA Jézuz ô vont kuît ac'hanô a zeûaz war harzou Judéa, enn tu all d'ar Jourdan : hag ar bobl en em strollaz adarré war hé drô ; ha diouc'h hé voaz, é kelennaz adarré anézhô.

2. Hag ar Farizianed a dôstaaz out-han, hag a c'houlennaz digant-han, évit hé dempti, ma oa aotréed da eunn ozac'h kuitaat hé c'hrég.

3. Hag hén a respountaz d'ezhô : Pétrâ en deûz gourc'hémennet d'é-hoc'h Moizez?

4. Hag hî a lavaraz d'ezhan : Moizez en deûz aotreet kâs-kuîd

hé c'hreg, goudé béza rôed d'ézhi eur skrid rann.

5. Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ézhô : O welout kaléder hô kaloun eo en deuz Moizez skrivet ar gourc'hemenn-zé évid hoc'h.

6. Råk er penn kenta eûz ar béd, Doue a reaz ann dén pår ha parez.

7. Dré-zé ann ozac'h a zilezô hé dåd hag hé vamm, hag en em stago oud hé c'hrég,

8. Hag é vézind daou enn eur c'hik hép-kén. Evel-sé né d-int mui daou, hogen eur c'hik hép-kén.

9. Arabad eo éta d'ann dén ranna ar pez a zô bet frammet gand Doue.

10. Ha pa oand enn tî, hé ziskibled a reaz adarré goulennou d'ézhan diwar benn ann hevelep trâ.

11. Hag hén a lavaraz d'ézhô : Piou-bennåg a gasô kuid hé c'hrég, hag a zimézô gand eunn all, a gouézô enn avoultriez enn hé c'hénver.

12. Ha mar kas eur c'hrég hé ozac'h kuit, ha mar timez gand eunn all, é kouéz hî enn avoultriez.

13. Neûzé é oé kaset d'ezhan bugalé bihan évit ma lakajé hé zaouarn war-n-ezhô. Hogen hé ziskibled a grozé enn eunn doaré dichek ar re hô c'hasé.

14. Pa wélaz Jézuz kément-sé, é savaz droug enn-han, hag é lavaraz d'ezhô : List ar vugaligou da zond d'am c'havout, ha na virit kéd out-hô : råk rouantélez Doué a zô évid ar ré a zô hénvel out-hô.

15. É gwirionez hel lavarann d'éhoc'h : Piou-bennåg na zigemérô két rouantélez Doué ével eur bugel bihan, n'az ai ked ébarz.

16. Ha goudé béza hô briatet, é lékéaz hé zaouarn war-n-ezhô, hag hô binnigaz.

17. Hag ével ma oa éad er-méaz évit mond enn hent, chétu eunn dén a ziredaz, en em daolaz war hé zaoulin dira-z-han, hag a c'houennaz digant-han : Mestr måd, pétrâ a dléann-mé da ôber évit kaoud ar vuez peûr-baduz ?

18. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhan : Perâg em galvez-té måd ? Doué hép-kén a zô måd.

19. Anaoud a réa ar c'hourc'hémennou : Na avoultri két : Na lazi két : Na laeri két : Na zougi ked a falz testeni : Na ri gaou ouc'h dén. Enor da dåd ha da vamm.

20. Hag hén a respountaz, hag a lavaraz d'ézhan : Mestr, mired em eûz ann holl draou-zé adalek va iaouankiz.

21. Hôgen Jézuz ô véza selled out-han, hen karaz, hag a lavaraz d'ézhan : Eunn drå éc'h eûz c'hoaz da ôber ; kéa, gwerz kémend éc'h eûz, ha rô-hen d'ar beorien, hag ez pézô eunn teñzor enn énv : ha deûz war va lerc'h.

22. Hé-man glac'haret ô klevout kément-se, az éaz-kuit gwall drist : råk madou bráz en doa.

23. Ha Jézuz ô sellout war hé drô, a lavaraz d'hé ziskibled : Pégen diez eo da eunn dén pinvidik, mond é rouantélez Doue !

24. Hôgen ann diskibled a oé souézet ô klevout kément sé. Hôgen Jézuz a lavaraz c'hoaz : Va bugaligou, pégen diez eo d'ar ré a lika hô fisians er madou, mond é rouantélez Doué.

25. Esoc'h eo da eur c'hanval trémenoud dré graouen eunn nadoz, égéd da eunn dén pinvidik mond é rouantélez Doué.

26. Ar ré-man a oé c'hoaz souézet brasoc'h, hag é lavarend ann eil d'égilé : Piou éta a hell béza salvet ?

27. Hôgen Jézuz ô selloud out-hô, a lavaraz : Kément-sé a zô dic'halluz d'ann dûd, ha né kéd dic'halluz da Zoue ; råk pep trâ a zô galluz da Zoué.

28. Neûze Per a lavaraz d'ézhan : Chétu nî hon eûz dilézet pép trâ, hag hon eûz da heûliet.

29. Jézuz a respountaz, hag a lavaraz : É gwirionez hel lavarann d'éhoc'h, pénaoz n'eûz dén a gémend a zilézô hé dî, pé hé vreûdeûr, pé hé c'hoarézed, pé hé dåd, pe hé vamm, pe hé vipien, pé hé barkou, enn abek d'in, ha d'ann aviel,

30. Ha n'en dévézô, a vréman hag enn amzer man, kant-kémend all a diez, a vreûdeûr, a c'hoarezed, a vammou, a vipien, a barkou, hag ivé keskinou, hag enn amzer da zont ar vuez peûr-baduz.

31. Hôgen kalz eûz ar ré-genta a vézô ar ré-ziveza, ha kalz eûz ar ré-zivéza a vézô ar ré genta.

32. Pa édont enn hent évit mond da Jéruzalem; Jézuz a valée enn hô raok, hag é oant souézet brâz; hag éz éant gant spount war hé lerc'h. Hag ô kémeroud adarré a dô ann daouzek, é téraouaz lavaroud d'ézhô ar péz a dlié c'hoarvézout gant-han

33. Chétu éz éomp da Jéruzalem, ha Mâb ann den a vézô lékéad étré douarn Prinsed ar véléien, hag ar Skribed, hag ann Hénaoured, péré hé varnô d'ar marô, hag a lakai anézhan étré daouarn ar Jentiled.

34. Hag é raint goab anézhan, hag é skôpint-war n ézhan, hag é skourjézind anézhan, hag é lazind anézhan hag ann tredé deiz é savo a varô da veô.

35. Neûzé Jakez ha Iann, mipien Zébédé a zeûaz d'hé gavout, hag a lavaraz d'ézhan Mestr, nî a garfé é rafez évid omp ar péz a c'houlennimp digan-éz.

36. Hag hén a lavaraz d'ézhô. Petrâ a fell d'é-hoc'h é rajenn évid-hoc'h?

37. Hag hî a lavaraz d'ézhan. Aotré d'é omp ma vezimp azézet, unan war da zourn déou, égilé war da zourn kleiz, enn da rouantélez.

38. Hôgen Jézuz a lavaraz d'ezhô Na ouzoc'h két pétrâ a c'houlennit Ha c'houi ha hell éva ar c'halir a dléann da éva, ha béza badézet gand ar vadisiant gant péhini é tléann béza badézet?

39. Hag hî a lavaraz d'ezhan Nî a hell. Hôgen Jézuz a lavaraz d'ézhô: Éva a réot évit-gwir ar c'halir a dléann da éva; ha badézed é viot gand ar vadisiant gant péhini é tléann béza badézet:

40. Hôgen é-kénver béza azézet war va zourn déou pé war va zourn kleiz, né két mé a dle rei ann draze d'é-hoc'h, hôgen d'ar ré évit péré eo bét aozet.

41. Ha pa glévaz kément-man ann dég all, é savaz droug enn-hô out Jakez ha Iann.

42. Hôgen Jézuz ô véza hô galvet, a lavaraz d'ézhô. Gouzoud a rît pénaoz pennou ann dudou a aotrouni anézhô; ha pénaoz hô frinsed a ziskouez hô béli war-n-ézhô.

43. Hôgen na dle két béza évelse étre-z-hoc'h rág ann hini a fellô d'ezhan béza brasoc'h, a vézo gwâz d'é-hoc'h:

44. Hag ann hini a fellô d'ézhan béza ar c'henta ac'hanoc'h, a vézô mével ann holl.

45 Râk Mab ann dén hé-unan né kéd deûet évit béza serviched, hôgen évit servicha, hag évit rei hé vuez évit dasprénadurez kalz a dûd.

46. Neûzé é teûjond da Jérikô, ha pa'z eaz-kuîd eûz a Jérikô, gand hé ziskibled, ha kalz a dûd war hé lerc'h, eunn dén dall hanvet Bartimé, mâb da Dimé, péhini a ioa azezet war ann hent évit goulenn ann aluzen,

47. O véza klevet pénaoz é oa Jézuz a Nazaret, en em lékéaz da c'harmi, ha da lavarout Jézuz, mâb David, az péz truez ouz-in.

48. Ha meûr a hini a grôzé anézhan évid hé lakaad da devel. Hôgen hén a c'harmé c'hoaz kréoc'h, ô lavarout. Mâb David, az pez truez ouz-in

49. Ha Jézuz ô véza arzaouet a c'hourc'hémennaz hé c'hervel. Hag a c'halvjond ann den dall, ô lavaroud d'ézhan. Kalounéka: saô, da c'hervel a râ

50. Hag hé-man ô véza taoled hé zae, a zilammaz hag a zeûaz da gavout Jézuz.

51. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhan. Petrâ a fell d'id é rajenn évid-od? Hag ann dén dall a lavaraz d'ézhan: Aotrou, grâ ma wélinn.

52. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhan: Kéa, da feiz en deûz da zavetéet:

ha râk tâl é welaz, hag éz éaz warlerc'h Jezuz enn hent.

## XI. PENNAD.

1. HA pa dôstajend out Jéruzalem hag out Bétani, war drô Ménez Olivied, Jezuz a gasaz daou eûz he ziskibled,

2. Hag é lavaraz d'ézhô : Id d'ar vourc'h a zô râg énep d'é-hoc'h, ha kerkent ha ma viod ead enn hi, é kefot eunn azen iaouank stâg, war béhini néb c'hoaz pinéd den : distagit-hén, ha digasit-hén d'in.

3. Ha ma lavar eur ré d'é-hoc'h : Pérâg é rit-hu ann dra-zé? Livirit pénaoz ann Aotrou en deûz ézomm anezhan : ha râk-tâl e lézô hé gâs aman.

4. Hag ô vont-kuit e kafchont eunn azen iaouank stâg e tal eunn ôr er méaz enn eur c'hroas-hent, hag é tistagehond anezhan.

5. Hag hiniennou eûz ar ré a ioa énô a lavaraz d'ezhô : Perâg é tistagit-hu ann azen iaouank-zé?

6. Ar ré-man a lavaraz ével m'en doa gourc'hemennet Jézuz d'ézhô, hag hô lezchont d'he c'hâs gant-hô.

7. Hag é tigaschond ann azen iaouank da Jezuz, hag é lékejond hô dilad war-n-ézhan, ha Jezuz a biñaz war-n-ézhan.

8. Hôgen eul lôd brâz a dûd a skiñaz ivé hô dilad war ann hent; ha lôd all a drouc'he skourrou gwéz, hag hô skiñé war ann hent.

9. Ha kén ar ré a ioa a-raok, kén ar ré a ioa adren, a grie, ô lavarout : Hosanna;

10. Benniget ra vézô ann hini a zeû enn hanô ann Aotrou : Benniget ra vézô rouantelez hon tad David péhini a zô tôst : Hosanna enn uc'hela eûz ann envou.

11. Hag ô véza éad e Jeruzalem éz éaz d'ann templ : hag ô véza selled out pép-trâ, ével ma oa divézad, éz eaz da Vetani gand ann daouzeg abostol.

12. Hag antrônôz pa zistrôent eûz a Vétani, en doé naoun.

13. Hag ô weloud a bell eur wézen-fiez gôlôed a zeliou, é teñaz da wélout ma na gafche kéd eunn dra-bennâg enn-hi : ha pa oé tôst d'ezhi na gavaz nétrâ neméd deliou hep-ken : râk né oa kéd amzer ar fiez.

14. Neûzé Jezuz a lavaraz d'ar wézen-fiez : Ra zebrô bikenn den frouez ac'hanod! Hag hé ziskibled a glevaz kement-sé.

15. Hag e tistrojond da Jéruzalem. *Ha p'az eaz enn templ, é kasaz er méaz ar ré a werzé pe a brené enn templ* : hag e tiskaraz taoliou ar varc'hadourien arc'hant, ha kadoriou ar varc'hadourien koulmed.

16. Ha na aotréé két é trémenje den gant listri dre ann templ.

17. Hag é kelenne anézho, ô lavarout : Ha n'eûs-hen két skrivet : Va zi a vézô galvet ti ar béden évid ann holl dudou : Hôgen c'houi hoc'h eûz gread anézhan eur c'héô laéronn.

18. Prinsed ar véleien hag ar Skribed ô véza klevet kément-sé, a glaské ann darvoud d'he golla : hôgen aoun hô doa ra-z-han, râg ann holl bobl a ioa souézet brâz gand hé gelen.

19. Ha war ar pardaez, éz éaz er méaz eûz a gear.

20. Antrônôz beuré é wéljond enn eur dréménout ar wézen fiez péhini a ioa déñet seac'h adaleg ar c'hrisiou.

21. Ha Per ô kaout koun eûz ar pez en doa lavaret Jezuz, a lavaraz d'ézhan : Mestr, chetu ar wézen-fiez gant péhini éc'h eûz droukpédet, a zô dizec'het.

22. Ha Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ezhô : Hô pezet feiz e Doué.

23. É gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, pénaoz piou bennâg a lavarô d'ar menez-zé : Saô alesé, hag en em daol er môr; ha kément sé heb arvar enn hé galoun, hôgen ô krédi pénaoz kémend a lavarô a c'hoarvezô, é wélô anézhan ô c'hoarvézout.

24. Dre zé hel lavarann d'é-hoc'h:

pétrâ bennâg a c'houlennot er héden, krédit pénaoz é vézô rôed d'é-hoc'h, hag é teùi d'é-hoc'h.

25. Ha p'az éot da bidi, mar en deûz eur ré gréat eunn drouk-bennâg d'é-hoc'h, distaolit-hén: évit ma vezô distaoled d'é-hoc'h hô pec'hedou gand hô Tâd péhini a zô enn énvou.

26. Ma na zistaolit két d'ar ré all, hô Tâd péhini a zô enn envou na zistôlô két ken-nebeûd d'é-hoc'h hô péc'hédou.

27. Distrei a rejont c'hoaz da Jéruzalem. Ha pa édo Jézuz ô valea enn templ, Prinsed ar véleien, ar Skribed hag ann Hénaoured a zeûaz d'hé gavout,

28. Hag a lavaraz d'ézhan: Gant pé c'halloud é réz-té kément-sé? Ha piou en deûz rôed d'id ar galloud d'hé ôber?

29. Hôgen Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ezhô: Eur gér a c'houlenninn ivé digan é hoc'h; livirit-hén d'in, hag é livinn d'é-hoc'h gant pé c'halloud e rann kément-se.

30. Badez Iann a belzoc'h e teûé, pé eûz ann env, pé eûz ann dûd? Respountid d'in.

31. Hôgen hi a veoné enn-hô hô-unan, ô lavarout: Ma lévéromp eûz ann env, é lavarô: Perâg éta n'hoc'h eûs hu két krédéd d'ezhan?

32. Ma léveromp eûz ann dûd, é tléomp kaoud aoun râg ar bobl; râg ann holl a gémeré Iann évid eur gwir profed.

33. Hag hi a respountaz hag a lavaraz da Jézuz: Na ouzomp két. Ha Jézuz a lavaraz d'ezhô: Ha mé na livirinn ked d'é-hoc'h gant pé c'halloud é rann kément sé.

## XII. PENNAD.

1. HA Jézuz a zeraouaz komza d'ézhô gant parabolennou: Eunn den, émé-z-han, a blantaz eur winien, hag a gelc'hiaz anézhi gand eur c'harz, hag a gleûzaz enn-hi eur waskel, hag a zavaz eunn tour, hag hé rôaz é ferm da labourerien, hag ez éaz enn eur vrô bell.

2. Pa oa deûed ann amzer, é kasaz eur mével étrézég al labourerien, évit kémérout digant-hô frouez he winien.

3. Ar ré-man a grogaz enn han, a gannaz anézhan hag hé c'hasaz-huit hép rei netrâ d'ézhan.

4. Eur mevel all a gasaz d'ézhô, hag hi a réaz goulou enn hé benn, hag a réaz d'ezhan meûr a zismégans.

5. Eunn all a gasaz c'hoaz d'ezhô, hag é lazjond anézhan. Kalz ré all a gasaz c'hoaz, hag hi a gannaz lôd, hag a lazaz lôd all.

6. Enn diver ô véra en doa eur map penn-her péhini a garé dreist-penn, é kasaz c'hoaz anézhan d'ézhô, ô lavarout: Doujа a raint va mâb.

7. Hôgen al labourerien a lavaraz étre-z-hô: Hé-man eo ann her: deûit, lazomp-hén hag hé zigwéz a vézô d'é omp.

8. Hag ô véra kroged enn-han, hel lazjont, hag è taoljond anézhan enn tu all d'ar winien.

9. Petrâ éta a rai aotrou ar winien? Dond a rai hag é kollô al labourerien, hag é rôi he winien da labourerien all.

10. Ha n'hoc'h eûs-hu két lennet ann dra-man er Skritur: Ar méan hô deûz distaolet ar saverien tiez a zô bét lekead é penn ar c'horn:

11. Gand ann Aotrou eo bét gréat kement-se, hag eunn dra eo hag a zô souézuz d'hon daoulagad.

12. Hag ar re-man a glaské ann tû da gregi enn-han, râg anaoud a rejont pénaoz é komzé anézhô er haraboten zé; hôgen aoun hô doa râg ar bobl. Hag ô veza hé lézet éz éjont kuit.

13. Hag é kaselhond d'ézhan hiniennou eûz ar Farizianed hag eûz ann Hérodianed, évid hé gémé-roud enn hé gomsiou.

14. Ar re-man a zeûaz hag a lavaraz d'ézhan: Mestr, gouzoud a reomp pénaoz oud gwirion, ha pénaoz n'éc'h eûz azaouez é bed évid dén: râk na zellez ked oud dremm ann dûd, hôgen deski a rez hend Doue er wirionez. Ha

rèd eo rei ar gwir da Gézar, pé n'eo ket red ?

15. Hôgen Jézuz péhini a anavézé hô zouellérez, a lavaraz d'ézhô: Perâg é temptit-hu ac'hanoun ? Digasid d'in eunn diner ma wélinn.

16. Hag hi a zigasaz unan d'ézhan. Hag hén a lavaraz d'ézhô: Eûz a biou eo ann hevélédigezman, hag ar skrîd-man ? Hag hi a lavaraz d'ézhan. Eûz a Gézar.

17. Hôgen Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ezhô: Distaolid éta da Gézar ar pez a zô da Gézar, ha da Zoué ar pêz a zô da Zoué. Ar ré-man a oé souezet brâz oc'h hé glevout.

18. Neûzé ar Saduséed, péré a lavar na zavô ked ann dûd a varô da véô, a zeûaz d'hé gavout: hag é rèjont eur goulenn out-han, ô lavarout:

19. Mestr, Moizez en deûz skrivet d'é omp, penaoz mar marv eunn dén, ha ma lez hé c'hrég héb bugalé, é tlé dimézi hé vreûr da c'hrég hé-man, évit ma tigasô hâd d'hé vreûr.

20. Hogen seiz breûr é oant: hag ar c'henta a géméraz eur c'hrég, hag a varvaz héb béza lezed a hâd.

21. Ann eil a géméraz anézhi da c'hrég, hag a varvaz: ha na lézaz két ken-nébeûd a hâd. Hag ann tredé enn hevélep doaré.

22. Ével-sé ar seiz breûr a géméraz anézhi: ha na lézchont kéd a hâd. Enn divez-holl ar c'hrég a varvaz ivé.

23. Hôgen pa zavô ann dûd eûz a varô da véô, eûz a béhini eûz ar ré-man é vezô hi grég ? Râg hô seiz int bet dimézet d'ezhi.

24. Ha Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ezhô: Ha na wél-t-hu két penaoz é fazit, ô véza na anavézit két ar Skrituriou, na galloud Doué ?

25. Râk pa zavô ann dûd eûz a varô da véô, ar wazed n'hô devézô ked a c'hragez, nag ar gragez a wazed, hôgen béz' é wezind ével éled Doué enn énv.

26. Hôgen diwar-benn ann adsav eûz ar ré varô, ha n'hoc'h eûs-hu két lennet é levr Moizez, ar pêz a lavaraz Doué d'ézhan er vôden: Me eo Doué Abraham, ha Doué Izaak ha Doué Jakob ?

27. Ne kéd Doue ar ré varô, hôgen Doué ar ré véô. Dré-zé é fazit kalz.

28. Neûzé unan eûz ar Skribed, péhini en doa hô c'hlevet ô striva, pa wélaz penaoz Jézuz en doa respountet ervâd d'ar Saduséed, a dôstaaz out-han, hag a c'houlennaz digant-han péhini é oa ar c'henta eûz ann holl c'hourc'hemennou.

29. Ha Jézuz a respountaz d'ézhan: Chétu ar c'henta eûz ann holl c'hourc'hémennou; Kleô, Israel, ann Aotrou da Zoué, eo eunn Doué hép-kén:

30. Karoud a ri ann Aotrou da Zoué a greiz da c'haloun, hag a greiz da spéred, hag a greiz da ners. Hen-nez eo ar c'henta gourc'hémenn.

31. Hogen ann eil a zô hénvel out-han: Karoud a ri da nesa ével-d-oud da-unan. N'eûz gourc'hemenn all é-bed brasoc'h éged ar ré man.

32. Hag ar Skrîb a lavaraz d'ézhan: Mâd, Mestr, gwir eo ar paz éc'h eûz lavaret, penaoz éz eûz eunn Doué, ha n'en deûz némed eunn Doué hép-ken:

33. Ha penaoz karoud anezhan a gréiz hé galoun, a greiz hé spéred, a greiz hé éné, hag a greiz hé ners; ha karoud hé nesa ével-t-han hé-unan, a zô mui éged ann holl loened-losket, hag ann holl azeûlidigezou.

34. Hôgen Jézuz ô wélout penaoz en doa respountet gant furnez, a lavaraz d'ézhan. N'oud két pell eûz a rouantélez Doué. Hag a neûzé dén na grédaz mui ôber goulenn é-béd d'ézhan.

35. Ha Jézuz ô kélenna enn templ, a c'houlennaz: Perâg é lavar ar Skribed penaoz ar C'hrist a zô mâb da Zavid,

36. Pa en deûz David hé-unan lavaret dré ar Speret Santel. Ann

Aotrou en deûz lavared d'am Aotrou : Azez war va doura déou, bete ma likinn da énébourien da skabel d'az treid.

37. Mar galv éta David hé-unan anézhan hé Aotrou, pénaoz ef hen he vàb? Hag eul lod bràz a bobl a zélaoue anézhan a ioul vàd.

38. Hag e lavaré d'ezhô enn he gelen : Diwallid ouc'h ar Skribed, péré a fell d'ezhô kerzout gant saéou-losték, ha kaout stoupu er marc'hallec'h,

39. Ha béza azézet er c'hadoriou kenta er sinagogou, ha béza gourvézet war ar gweleoû kenta er banvésiou :

40. Péré a zismantr tiez ann intanvézed, war zigarez ma reont pédennou hir. Ar ré-zé hô dévézo eur varnedigez wasoc'h.

41. Ha Jézuz ô véza azézet dirâg ar c'héf, a zellé e pe doare e taolé ar bobl arc'hant er c'héf. Ha kalz a dúd pinvidik a daolé kalz.

42. Dond a reaz ivé eunn intanvez paour, péhini a lékeaz daou bezik a dale eul liard.

43. Ha Jézuz ô c'hervel hé ziskibled, a lavaraz d'ezhô : E gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, pénaoz ann intanvez paour-zé é deûz róet muioc'h éged ar ré all holl péré hô deûz lékead ar c'héf.

44. Râg ar ré-zé hô deûz lékeat eûz ar pez a founné d'ezhô : hôgen hou-man e deûz lékeat eûz hé diénez kémend é doa, hag hé holl buézegez.

## XIII. PENNAD.

1. HA p'az éa Jézuz er méaz eûz ann templ, unan eûz hé ziskibled a lavaraz d'ezhan : Mestr, sell pebez mein, ha pebez tiez.

2. Ha Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ezhan : Gwéloud a réz-te ann holl diez bràz-zé? Na joumó két méan war véan; dismantret holl é vérint.

3. Ha pa édo azézet war Menez Olived, dirâg ann templ, Per, ha Jakez, ha Iann, hag Andréaz a reaz a dû ar goulenn-man digant han :

4. Lavar d'é-omp, peûr é c'hoarvézô kément-se? Ha pé arvez a vézô, pa zinésaï ann holl draou-zé?

5. Ha Jézuz a respountaz hag a lavaraz : Likid évez na zeûfé den d'hô touella :

6. Râk kalz a zeùi em hanô, ô lavarout : Mé eo ar C'hrist : hag é touellint meûr a hini.

7. Hôgen pa glévot komza eûz a vrézéliou, hag eûz a vrûd brézéliou, na spountit két : râk réd eo é teûfé kément-se; hôgen na vézô két c'hoaz ann divez.

8. Râk sével a rai pobl out pobl, ha rouantélez out rouantélez, ha bez' é vézô krénou-douar e meûr a léac'h, ha naounégezou. Ann derou e vézint eûz ar glasiou.

9. Hôgen likid évez ouz-hoc'h hoc'h unan. Râk kás a raint ac'hanoc'h enn hô strolladou, hag é viot skourjézet enn hô sinagogou : kased é viot dirâg ar rénerien hag ar rouéed enn abek d'in, é testéni d'ézhô.

10. Réd eo ivé e vé da genta prézeged ann Aviel dré ar bed holl.

11. Ha pa viot kased dira-z-hô, na vézit két é poan penaoz e komsot : râk róed é vezô d'é-hoc'h war ann heur petrá a lévérot. Râk né két c'houi a gomzô, hôgen ar Spéred-Santel.

12. Hôgen ar breûr a rôi hé vreûr d'ar maro, hag ann tád hé vàb : hag ar vugalé a zispac'hô oud hô zàd hag oud hô mamm, hag hô lakaind da vervel.

13. Ha c'houi a vézô kaset gand ann holl enn abek d'am hanô. Hôgen néb a gendalc'hô betég ann divez, hen-nez a vezô salvet.

14. Hôgen pa wélot penaoz heûz ann dismantr a vézô el léac'h é péhini na dlé két béza : ra boelló néb a lenn; neûzé ar ré a vezô é Judéa, éant war ar ménésiou :

15. Hag ann hini a vézô war ann dôen, na ziskennet két, évit kéméroud eunn dra eûz hé di :

16. Hag ann hini a vézô er park, na zistrôet két évit kémeroud hé zae.

17. Hôgen gwa ar gragez vrazez hag ar magerezed enn deisiou-zé.

18. Pedid éta évit na c'hoarvézô kèt kément-se é-pâd ar goan.

19. Rag enkrez ann deisiou zé a vézô ker braz, na vézô kèt bét gwélet ann hevelep, abaoé derou ar bed krouet gand Doué bete neûzé, ha na vézô bikenn.

20. Ha ma na vé két bét diverréet gand ann Aotrou ann deisiou-zé, na vijé kèt salved eunn dén: hôgen enn abek d'ar ré zilennet, en deûz diverreed ann deisiou-zé.

21. Ha neûzé ma lavar d'é-hoc'h eur ré-bennâg: Chétu éma ar C'hrist aman, pé ahont, na grédit két.

22. Râk sével a rai fals kristed ha fals-proféded: hag é rôint arwésiou ha burzudou, évit touella, mar d-eo galluz, ar ré-zilennet hô-unan.

23. Ha c'houi likid éves: chétu em eûz diouganet pép trâ d'é-hoc'h.

24. Hôgen goude enkrez ann deisiou ze, ann héol a devalai, hag al loar na rôi kèd hé goulou:

25. Hag ar stéred a gouezô eûz ann énv, ha nerson ann énvou a vézô késlusket.

26. Ha neûzé é vézô gwélet Mâb ann dén ô tont war ar goabrou gand eunn ners, hag eur veûrdez vrâz

27. Hag é kasô hé éled, péré a zastumo ar ré zilennet gant-han eûz ar pevar avel, adalek penn ann douar bete penn ann énv.

28. Hôgen deskid eur haraboten diwar-benn eur wézen-fiez. Pa eo tener hé skourrou, ha pa eo savet hé deliou, é ouzoc'h pénaoz eo tôst ann hanv:

29. Évcl sé ivé c'houi pa wélot kément-se holl, gwézit penaoz éma tôst, hag oud ann ôr.

30. É gwirionez bel lavarann d'é-hoc'h, pénaoz na dreménô kéd ar wenn man, kén na vézô sévenet kement-sé.

31. Ann énv hag ann douar az ai é-biou, hogen va geriou na dreménint kèt.

32. Hôgen dén na oar ann deizzé nag ann heur, nag Éled ann énv, nag ar Mâb, hôgen ann Tâd hép-kén

33. Likid évez, choumid dihun, ha pédit, râk na ouzoc'h kèt peûr é teûi ann amzer-ze.

34. Bez' é vézô é vel eunn dén, péhini ô véza ead enn hent a lez hé dî, hag a rô da bép-hini eûz hé vévellou al labour en deûz da ôber, hag a c'hourc'hémenn da néb a zô oud ann ôr choum dihun.

35. Choumid dihun éta, (râk na ouzoc'h két peûr é teûi mestr ann tî; da bardaez, pé da hanter-nôz, pé da gân ar c'hilek, pe d'ar beûré),

36. Gand aoun na zeûfé ennunn-taol, ha n'hô kafche kousket.

37. Hôgen ar pez a lavarann d'é-hoc'h, a lavarann da bep unan: Choumid dihun.

## XIV. PENNAD.

1. HOGEN édo ar Pask ha gouél ar bara dic'hoell da benn daou serrez: ha Prinsed ar véleien, hag ar Skribed a glaské ann doaré da géméroût Jézuz dré ijin, ha d'hé lakaad d'ar marô.

2. Hag é lavarent: Na réomp kèt kément-sé é deiz eur gouél, gand aoun na zafché dispac'h étouez ar bobl.

3. Hôgen pa édo Jézuz é Bétania e ti Simon al lovr, ha pa édo ouc'h taol, é teûaz eur vaouez péhini é doa eul léstr leûn a louzou c'houés-vâd, a c'halved nardi, hag ô véza torret al lestr, é taolaz al louzou war hé benn.

4. Hôgen hiniennou a zavaz droug enn-hô, hag a lavare étré-z-hô: Da bétrâ kolla al louzou-zé?

5. Râg galled e divijé gwerza al louzou-zé ouc'h-penn tri c'hant diner, ha rei ann arc'hant d'ar beorien. Hag é soroc'hent out-hi.

6. Hôgen Jezuz a lavaraz d'ézhô: List ar c'hrég zé: pérâg é c'hlac'hant-hu anézhi? Eunn dra vâd é deûs great em c'hénver.

7. Râk paorien hoc'h eûz bépréd gan-é-hoc'h; ha pa girit, é hellit ôber vâd d'ezhô: Hogen n'hô pézô kèt pébréd ac'hanoun.

8. Gread é deûa ar péa è deûz gellet : skuled e deûa al louzou-zé war va c'horf évid hé léna a zinraok.

9. É-gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h : Ê pé léac'h-bennâg er bed holl ma vézo prezéged ann Aviel-man, é vézô lavared eun hé meûleûdi ar pez é deûz great.

10. Neûzé Iuzaz Iskariot unan eûz ann daouzek, az eaz da gavout Prinsed ar veleien, évid hé werza d'ézhô.

11. Ar ré-man a laouénaaz pa glefchont kément-sé; hag é léverjond rei arc'hand d'ézhan. Hag a neûzé é klaské ann darvoud mâd évid hé lakaad étré ho daouarn.

12. Hogen d'ann deiz kenta eûz a c'honel ar bara hép goell, enn amzer ma read ar Pask, hé ziskibled a lavaraz d'ézhan : É péleac'h é fell d'id éz ajemp évid aoza d'id ar péa a zó réd evid dibri ar Pask?

13. Hag bén a gasaz daou eûa hé aiskibled, hag é lavaraz d'ezhô : Id da gêar : hag é kefot dira-z-hoc'h eunn dên péhini a zougo eur pôdad zour : Id war hé lerc'h :

14. Hag e pé léac'h-bennâg m'aa ai, livirid da vestr ann ti : Ar mestr a c'houlenn digan éa : Péleac'h éma ar gambr e péhini é hellinn dibri ar Pask gant va diskibled?

15. Hag bén a ziskouézô d'é-hoc'h eur gambr uc'hel, brâz hag annézet : hag énô éc'h aozod ar Pask d'é omp.

16. Hag hé aiskibled az éaa, hag a zeûaz é kéar : hag é kafchont ar pêz en doa lavaret, hag éc'h aojond ar Paak.

17. Hôgen pa oé deûed ar pardaea, é teûaz gand ann daozuék.

18. Ha pa édond ouc'h taol ô tibri, é lavaraa Jézuz d'éahô : É-gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, pénaoz unan ac'hanoc'h, hag a zebr gan-én, a werzô ac'hanoun.

19. Hag hi a oé glac'haret brâz, hag é téraoujont lavaroud d'ézhan ann eil goude égilé : Ha mé eo?

20. Hag hen a lavaraz d'ezhô : Unan eûz ann daouzég eo, péhinî a laka hé zourn gan én er plâd.

21. Mâb ann dén évit gwir a ia ével ma eo skrived diwar hé benn : hôgen gwa ann den gant pehini é vezô gwerzet Mâb ann den, gwell é ve d'ann dén-ze na vé ket bet ganet.

22. Ha pa édont c'hoaa ô tibri, Jézuz a geméraa bara; hag ô veza bé vinniget, hé dorraa, hag hé rôaa d'ézhô, ô lavarout : Kemerit; ann dra-man eo va c'horf.

23. Hag ô véza kémered ar c'halir, é trugarékéaa hag he rôaz d'é-ahé; hag holl éc'h évjond eûa anézhan.

24. Hag é lavaraz d'ezhô : Héman eo va gwâd eûz ann testamant nevez, péhini a vézó akuîet évit meûr a hini.

25. É-gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, pénaoz na évinn mui eûa ar ar frouez-ze eûz ar winien, béteg ann deiz-ze é pehini éc'h évinn anézhan a nevez é rouantélez Doué.

26. Ha goudé béza kanet eunn himn, éz éjont war Menez Olived.

27. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhô : Eunn darvoud a wall-skouér é vézinn évid-hoc'h holl enn nôz-man; rak skrived eo : Skei a rinn gand ar mesaer, hag ann denved a vézó akuîet.

28. Hôgen goudé ma vézinn savet a varô da véô, é tiaraoginn ac'hanoc'h é Galiléa.

29. Ha Per a lavaraz d'ézhan : Ha pa vijea eunn darvoud a wall-skouer évid ann holl, na vézi bikenn eur wall-skouér évid-oun.

30. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhan : É-gwirionez hel lavarann d'Id, pénaoz té da-unan enn nôz-man, abarz m'en devézô diou wéach kanet ar c'hilek, em dinac'hi teir gwéach.

31. Hôgen hén a lavaré kréoc'h c'hoaz : Ha pa vé réd d'in mervel gan-éz, n'az dinac'hinn ket. Hag ar ré all holl a lavaraz ével-t-han.

32. Neûzé é teûjond eun ul léac'h a c'halved Jetsémani. Ha Jézuz

a lavaraz d'hé ziskibled : Azézid aman endra ma pédinn.

33. Hag é keméraz gant-han Per, ha Jakez, ha Iann : hag é téraouaz kaoud aoun, ha béza glac'haret.

34. Hag é lavaraz d'ézhô : Trist eo va ené béteg ar marô : choumid aman, ha beñt.

35. Hag ô vond eunn nébeût pelloc'h, en em strinkaz war hé c'héaou d'ann douar; hag é pédaz m'az ajé, mar d-oa galluz, ann heur-zé é-biou d'ézhan.

36. Hag é lavaraz : Abba, va Zâd, pép trâ a zô galluz d'id, pella diouz-in ar c'halir-zé; koulskoudé na vézet ket gréat hervez va ioul, hôgen hervez da hini.

37. Hag hen a zeûaz, hag a gavaz hé ziskibled kousket. Hag é lavaraz da Ber : Simon, ha kousked oud? Ha n'ec'h eûz két gellet beña eunn heur?

38. Beñt, ha pédit évit na viot két temptet. Râg ar spered a zô téar, hôgen ar c'hig a zô gwân.

39. Mond a réaz adarré, hag é pédaz ô lavarout ann hévélep geriou.

40. Hag ô véza distrôet, hô c'havaz c'hoaz kousket (rag hô daoulagad a ioa bec'hiet), ha na wient pétrâ da lavaroud d'ézhan.

41. Hag é teûaz évid ann tredé gwéach; hag é lavaraz d'ézhô : Kouskit bréma hag arzaoit. A-walc'h eo : deûed eo ann heur; chétu Mâb ann dén a ia da véza lékead étre daouarn ar bec'herien.

42. Savit, ha déomp. Chetu éma tôst ann hini a dlé va gwerza.

43. Komza a réa c'hoaz, ha chétu Iuzaz Iskariot unan eûz ann daouzek a zeûaz, ha gant-han eul lôd brâz a dûd gant klézeier ha bisier, péré a ioa kasût gant Pennou ar véleien, gand ar Skribed, ha gand ann Hénaoured.

44 Hogen ann hini a werzaz anézhan en doa rôed d'ézhô eunn arwéz, ô lavarout : Ann hini a bokinn d'ezhan, hennez eo, dalc'hit-hén mâd.

45. Ha râk-tâl é tôstaaz ouc'h Jézuz, hag é lavaraz : Béz iac'h, Mestr; hag é pokaz d'ézhan.

46 Hag ar ré man a lékéaz hô daouarn war-n-ézhan, hag a zalc'haz anézhan.

47. Hôgen unan eûz ar ré a ioa gant Jézuz, a dennaz hé glezé, a skôaz gant mével Prins ar véleien, hag a drouc'haz hé skouarn d'ezhan.

48. Ha Jezuz a lavaraz d'ezhô. Deûed oc'h gant klezeier ha gant bisier évit kregi enn-oun, é-c'hiz ma venn eul laer.

49. Bemdez é oann enn hô touez ô teski enn templ, ha n'hoc'h eûz két va c'hémeret. Hogen réd eo ma vijé sévened ar Skrituriou.

50. Neûzé hé ziskibled ô véza hé lézet holl, a dec'haz kuit.

51. Hôgen béz' éz oa eunn den iaouank péhini a heûlé anezhan, golôet hép ken gand eul lienen war hé gorf noaz : hag e krogjond enn-han.

52. Hôgen hén ô véza laosket hé lienen, a dec'haz kuit enn noaz eûz hô daouarn.

53. Hag ar ré man a gasaz Jézuz da di Prins ar véleien, é péléac'h é oa strollet ann holl Véleien, hag ar Skribed, hag ann Hénaoured.

54. Hôgen Per a heûliaz anézhan a-bell, béteg é lér Prins ar véleien: hag éc'h azézaz é-touez ar vévellou, hag e tomme.

55. Koulskoudé Prinsed ar véleien, hag ann holl Aliérien a glaské eunn desténi a-énep Jezuz, évit hé lakaad d'ar marô; ha na gavent két.

56. Râk kalz a zougé fals-desténi enn hé énep; hogen ann testeniou-zé na oant két hévélep étre-a-hô.

57. Hinienou a zavaz neûzé, hag a zougaz eur fals desteni enn he énep, ô lavarout :

58. Hé gleved hon eûz ô lavarout : Mé a zismantrô ann templ-zé péhini a zô great gand daouarn ann dûd, ha a savinn eunn all a-benn tri dez, péhini na vezô ket great gand daouarn ann dûd.

59. Hag hô zesteniou ne oant kéd hevelep.

60. Neûzé Prins ar véleien ô sével enn hô c'hreiz, a lavaraz da Jézuz : Ha na respountez nétrâ d'ar pez a destémiont enn da énep ?

61. Hôgen Jezuz a davé, ha na respountaz nétrâ. Ar Bélek brâz a réaz c'hoaz ar goulenn ma digant-han : Ha té eo ar C'hrist, Mab ann Doué benniget ?

62. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhan : Mé eo ; ha c'houi a wélô Mab ann dén azézet a zéou da c'halloud Doue, hag ô tont war c'hoabrou ann énv

63. Neûzé Prins ar véleien a rogaz hé zilad hag a lavaraz. Da pétrâ hon eûz mui ézomm a destou?

64. Hé gleved hoc'h eûz ô toui. pétrâ a vennit hu ? Hag holl é léverjont pénaoz é tahé ar marô.

65. Hag hiniennou a zéraouaz skopa out-han, hag ô véza hé vouchet, é karvanatent anézhan, ô lavarout Diougan ; hag ar vévellou a rôé javédadou d'ézhan.

66. Hôgen Per a ioa er méaz er pors, hag é teuaz énô unan eûz a vitisien ar Bélek-brâz :

67. Pébini ô véza gwélet Per ô tomma, goudé béza selled out-han, a lavaraz d'ézhan : Té a ioa ivé gant Jezuz a Nazaret.

68. Hôgen hén hen nac'haz, ô lavarout : Na anavézann kéd anézhan, ha na ouzonn ket pétrâ a lévérez. Hag éz éaz er méaz er pors, hag ar c'hilek a ganaz.

69. Eur vatez ô véza c'hoaz gwélet anézhan, a zéraouaz lavarout d'ar ré a ioa énô : Hé-man a zô eûz ann dûd-zé

70. Hag hén a nac'haz adarré : ha nébeût goudé ar ré a ioa énô a lavaraz adarré da Ber : Évit-gwir té a zô eûz ar ré-zé ; râk eûz a C'haliléa ond ivé

71. Neûzé é téraouaz drouk-pédi, ha toui, ô lavarout : Na anavézann két ann dén-zé eûz a béhini é komzit d'in.

72. Ha râk-tâl ar c'hilek a ganaz eunn eil gwéach. Ha Per en doe-koun eûz a c'her Jézuz pa lavaraz d'ézhan : Abarz m'en dévézô kanet diou wéach ar c'hilek, ez pézô va dinac'het teir gwéach. Hag hén en em lékéaz da wela.

## XV. PENNAD.

1. HA kerkent ha ma oé deûet ar beûré, Prinsed ar véleien, gand ann Henaoured, hag ar Skribed, hag ann holl Alierien en em guzuliaz : hag ô véza éréet Jézuz, é kasbond anézhan, hag hen lékéjont étre daouarn Pilat.

2. Ha Pilat a réaz ar goulenn-man out-han : Ha té eo roue ar Iuzevien ? hag hén a respountaz hag a lavaraz d'ézhan : Hé lavaroud a réz.

3. Prinsed ar véleien a damallé d'ézhan kals traou,

4. Hogen Pilat a lavaraz c'hoaz d'ézhan : Ha na respountez nétrâ ? Gwél pégémend a draou a damallont d'id.

5. Hôgen Jézuz na respountaz mui nétrâ ; enn hévelep doaré ma oé souézet brâz Pilat.

6. Hé-man en doa ar boaz enn eunn deiz goél-brâz da leûskel d'ar bobl ann hini eûz ar brizounierien a venné d'ézhô.

7. Hogen béz' éz oa unan a c'halved Barabbaz, pébini a oa bét éréet gand dispac'herien all, dré m'en doa lazet eur ré enn eunn dispac'h.

8. Ha pa oé piñet ar bobl énô, è téraoujont pidi Pilat da ober d'ézhô é-c'hiz m'en doa ar boaz da ober.

9. Ha Pilat a respountaz, hag a lavaraz d'ézhô : Ha c'houi a fell d'é-hoc'h é laoskfenn roue ar Iuzevien ?

10. Râg gouzond a réa pénaoz dré érez oa é oa bet lékéat étré hé zaonarn gant Prinsed ar véleien.

11. Hôgen ar véleien a gentraoué ar bobl, évit ma c'houlennfent ma vé laosket kentoc'h d'ézhô Barabbaz.

12. Ha Pilat a respountaz, hag a lavaraz c'hoaz d'ézhô : Petrâ éta a fell d'é-hoc'h é rajenn eûz a roué ar Iuzevien ?

13. Hag hî a griaz adarre : Stâghén ouc'h ar groaz.

14. Hôgen Pilat a lavaraz d'ézhô

Pé zroug éta en deûs-hén gréat? Hag hi a grié kréoc'h : Stâg-hen ouc'h ar groaz.

15. Ha Pilat pelloi a fellé d'ézhan héta d'ar bobl, a laoskaz d'ézho Barabbaz, ha goudé béza lékéat skourjéza Jézuz, é lekéaz anezhan étré hô daouarn évit béza staget ouc'h ar groaz.

16. Neûzé ar soudarded a gasaz anézhan é lez ar varn, hag a strollaz war hé drô ann holl vrézélidi.

17. Hag ô véza lekeat war hé gein eur vantel tané, é lekéjont war hé benn eur gurunen spern gwéet.

18. Hag é teraoujont pléga hô glin dira-z-han, ô lavarout : Dématid, roué ar Iuzevien.

19. Hag hi a skoe war hé benn gand eur gorsen, hag e skôpent out-han, hag ô taoulina, ec'h azeulent anézhan.

20. Ha goudé béza gréat goab anézhan, é tenjond ar vantel tané diwar-n-ezhan, hag ô veza hé wisket gand hé zilad hé-unan, é kaschond anezhan evid hé lakaad oud ar groaz.

21. Hag ô véza kavet eunn den eûz a Ziren hanvat Simon, tâd Aleksandr ha Rufuz, pehini a drémené dré énô, ô tond eûz hé vaner, é redijond anézhan da zougen kroaz Jézuz.

22. Hag é kaschond anezhan enn eul léac'h hanvet Golgota, da lavaroud eo, léac'h ar C'halvar.

23. Hag é rojond d'ézhan da éva gwin gant mirr mesket gant-han; ha na évaz kéd anézhan.

24. Ha goudé m'hô doa hé staged ouc'h ar groaz, é ranjond hé zilad, hag ho lékéjond d'ann darvoud, évit gouzout pé lôd a zigouéschê da bép hini.

25. Édo ann trédé beur; pa oé staget ouc'h ar groaz.

26. Hag é oe skrivet out-hi ann abek eûz hé varnediger ével-henn : ROUÉ AR IUZEVIEN.

27. Neûzé é oé lékéad oud ar groaz gant-han daou laer, unan war ann dourn déou, hag eunn all war ann dourn kleiz.

28. Hag ével-sé é oé sévénet ar skritur, pa lavar : Gand ann dûd fall eo bet nivéret.

29. Hag ar ré a drémené a zroukpédé gant-han, enn eur heja hô fennou, hag ô lavarout : Té péhini a zismantr templ Doué, hag hen sav a nevez a-benn tri deiz,

30. En em zavété da-unan, ha diskenn eûz ar groaz.

31. Prinsed ar veleien hag ar Skribed a réa ivé goab anézhan, hag a lavaré étre-z-hô : Ar ré all en deûz savétéet, ha na hell kéd en em zavetei hé-unan.

32. Diskennet brema eûz ar groaz ar C'hrist, Roue Israel, évit ma welimp ha ma krédimp. Ar ré a ioa staget out peb a groaz ganthan, a gunuc'hé ivé anezhan.

33. Hogen adaleg ar c'houec'hved heur bételg ann naved, é oé gôloed ann douar holl a dévalien.

34. Ha d'ann naved heur, Jézuz a c'harmaz gand eur vouez gré, ô lavarout : *Éloi, Éloi, lamma sabaktani?* da lavaroud eo, va Doué, pérâg éc'h eûz-dé va dilézet?

35. Hag hiniennou eûz ar ré a ioa énô hag a glevé anézhan, a lavaré : Chétu e c'halv Éliaz.

36. Hôgen unan anézhô a rédaz, hag ô véza leûniet eur spoué gant gwin egr, hé lékéaz é penn eur gorsen, hag hé rôaz d'ézhan da éva, ô lavarout : List, gwélomp mar teûi Éliaz d'hé denna alese.

37. Neûze Jézuz ô c'harmi gand eur vouéz gré, a rôaz hé spéred.

38. Ha gwel ann templ a rogaz é diou gevren, adaleg al léin béteg ar gweled.

39. Hôgen ar C'hanténer a ioa énô dira-z-han, ô welout pénaoz é oa marô o c'harmi evel-sé, a lavaraz : Ann dén-man évit-gwir a ioa Mâb Doué.

40. Béz' éz oa ivé énô merc'hed péré a zelle a bell : é touez péré é oa Mari Madalen, ha Mari mamm Jakez ar iaouanka ha Jozef, ha Salomé :

41. Péré hô doa heûliet Jézuz pa édo é Galiléa, oc'h hé zervicha ; ha kalz ré all péré a ioa piñet gant-han é Jeruzalem.

42. Hôgen ar pardaez ô véza deûet (râg ar gousper é oa, pé ann deiz kent ar sabbat),

43. Jozef a Arimatéa, péhini a ioa euon dén a hanô-mâd hag eûa a bennou kéar, ha péhini a ioa é gortoz eûz a rouantelez Doué, az éaz gand herder da gavout Pilat hag a c'houlennaz korf Jézuz.

44. Pilat a oe souézet brâz ô klevout pénaoz é oa marô ker buan. Hag ô véza digémenoet ar C'hanténer, é c'houlennaz digant-han mar d-oa marô kerkent.

45. Ha pa en doé klevet gand ar Chantener pénaoz é oa marô, é rôaz ar c'horf da Jozef.

46. Ha Jozef ô véza prénet eul liénen, a ziskennaz Jézuz eûz ar grôaz hag a lékéaz al liéoen war-drô d'ézhan, hag a lékéaz anézhan eno eur bez, péhini a ioa bét toullet enn eur roc'h ; hag ô ruîaz eur méan brâz ouc'h dôr ar bez.

47. Hôgen Mari Madalen, ha Mari mamm Jozef a zellé péleac'h é oa lékéat.

## XVI. PENNAD.

1. HA pa oé tréménet deiz ar sabbat, Mari Madalen, ha Mari mamm Jakez, ha Salomé a brénaz louzou c'houés-vâd évit ma teûjend d'hé lakaad ouc'h he gorf.

2. Hag ar c'henta deiz eûz ar zizun é teûjont d'ar béz heûré mâd ha d'ar sav heol.

3. Hag é lavarent ann eil d'ébén : Piou a ruîô d'é-omp ar méan a zô é dôr ar bez ?

4. (Ha pa zeljont é weljont pénaoz é oa tenoed ar méan) râg gwall vraz é oa

5. Hag ô véza éad er bez é wéljont eunn den iaouank a ioa azezet enn tu deou, gwisket é gwenn ; hag hô doé aoun.

6. Hôgen hé-man a lavaraz d'ézhô : N'hô pézet kéd a aoun : c'houi a glask Jezuz a Nazaret, péhini a ioa bét lékéad ouc'h ar groaz ; saved eo a varô da veô ; n'éma kéd aman ; chétu al léac'h é péhini hô doa hé lékéet.

7. Id éta, ha livirid d'é ziskibled, ha da Per, pénaoz é tiaraogô ac'hanoc'h é Galiléa Enô heo gwéloc'h, é-c'hiz m'en deûz lavared d'é-hoc'h.

8. Hôgen hi a dec'haz hag az éaz er-méaz eûz ar béz, râg ar c'hrén hag ar spount a ioa kroged enn-hô ; ha oa léverjont netrâ da zen, ker spountet oant.

9. Jézuz éta ô véza savet da véô da veûre ar c'henta deiz eûz ar zizun, en em zizkouézaz da genta da Vari Madalen, eûz a péhini en doa kaset-kuît seiz diaoul.

10. Hag hi az éaz da lavarout kément-sé d'ar ré a oa bet gant-han, ha na réa neûzé német lenva hag eo em c'hlac'hari

11. Hôgen ar re-man pa glefchond anézhi ô lavarout é oa béô Jézuz, ha pénaoz e doa-hi gwéled anézhan, na grédjont kéd d'ézhi.

12. Goudé-zé en em ziskouézaz ann euon doaré all da zaou anézhô péré az éa enn eunn ti war ar méaz :

13. Ar ré-man az éaa d'hé lavaroud d'ar ré all ; ha na grédjont kéd d'ézhô ken-nébeût.

14. Enn-divez en em ziskouézaz d'aon unnék pa édont ouc'h taol : hag é rébechaz d'ézho ho digrédoni hag hô c'haleder a galoun, ô véza n'ho doa két kredet d'ar ré hô doa gwélet pénaoz é oa savet a varô da veô

15. Hag é lavaraz d'ezhô. Id drê ar béd holl, ha prézégid ann Aviel d'aoo holl grouadurien.

16. Néb a grédô, hag a vézô badézet, a vezô salvet : hogen néb na grédô két, a vézô barnet.

17. Hôgen ann arwésiou man a heûliô ar ré a grédô : em hanô é kasint-kuîd ann diaoulou ; iézou nevez a gomzint.

18. Ann aéred a gémérint, ha mar évont eunn dra bennâg a varvel, na rai ked a zrouk d'ézho :

asteons a raind hô daouarn war ar ré glanv, hag ar ré-man a vézô iac'héet.

19. Goudé m'en doé ann Aotrou Jézuz lavaret kémentsé d'ézhô, é piñaz enn énv, é péléac'h éma azézet enn tu déou da Zoué.

20. Hag hi a éaz-kuid ac'hanô hag a brézégaz dré-holl, ann Aotrou ô ken ôber gant-hô hag ô sévéni d'hé c'hér gand ann arwésiou a heûlié anezhan.



# AVIEL SANTEL JÉZUZ-KRIST HERVEZ SANT LUKAZ.

## I. PENNAD.

1. KALZ a dùd ô véza arnodet lakaad e reiz ann traou a zô bét sevenet gan-é-omp.

2. Hervez ma hô deûz hô danévelled d'e-omp, ar ré hô deûz hô gwelet adalek ar penn-kenta, hag a zô bet sévénerien ar gèr:

3. Menned em eûz, Téofil, va miñoun kér, pénaoz pa em eûz heûliet ann holl draou zé adalek ar penn-kenta, é tlenn hô zkriva d'îd dioud hô reiz.

4. Évit ma anavézi ar wirionez eûz ar péz a zô bét desket d'îd.

5. Béz' e oé, é amzer Herodez, roné Judéa, eur bélek hanvet Zakariaz, eûz a wenn Abia, péhini en doa évit grég eur vaonez eûz a wenn Aaron, hanvet Élizabet.

6. Gwirion é oant hô-daou dirak Doué, ha kerzoud a réant é gourc'hémennou hag é lézennou ann Aotrou gand dinamded.

7. Ha n'hô doa kéd a vâb, dre ma'z oa eur zec'hen Élizabet, ha ma'z oand hô daou hir-hoalet.

8. Hôgen Zakariaz a réa hé garg a vélek dirak Doué é reiz hé dùd.

9. Hag é c'hoarvézaz pénaoz, dioud'h boaz ar vélcien, é oa kouezed ann darvoud d'ezhan mond é diabarz templ Doué, évit kenniga ann ézans.

10. Hag ann holl engroez eûz ar hobl a ioa er-meaz ô pidi é-pâd ma édod ô kenniga ann ézanz.

11. Hôgen eunn Êal eûz ann Aotrou en em ziskouézaz d'ezhan, hag a jounnaz enn hé zâ eun tu deou eûz a aoter ann ézans.

12. Zakariaz pa'h hé wélout a oé zaouzanet brâz, hag é krogaz eur spourt brâz enn-han.

13. Hôgen ann Êal a lavaraz d'ézhan: N'az péz ked a aoun, Zakariaz, râk da bedeu a zô bet sélaouet; hag Élizabet da c'hrég a c'hanô d'îd eur mâb, péhini a c'halvi Iann.

14. Ann dra-zé az kargô a lévénez hag a estlamm, ha kalz a dùd en em laouénai eûz hé c'hanedigez.

15 Râk braz é vezô dirâg ann Aotrou, ha na evô na gwin na bier; hag é vézô leûn eûz ar Spered Santel a-dalek kôv hé vamm.

16. Kalz eûz a vugale Izrael a zistroi ouc'h ann Aotrou hô Doué.

17. Hag é valeo enn hé raok é spéred hag é ners Eliaz, évit ma unvanô kalounou ann tadou gant kalounou ar vipien, ha ma tigasô ar ré ziskrédik da furnez ar ré wirion, évid aoza d'ann Aotrou eur holl dinam.

18. Zakariaz a lavaraz d'ann Êal: A bétrâ e wezinn me kément-se? Râk kôz ounn, ha va c'hreg a zô hir-hoalet

19. Hag ann Êal a respountaz hag a lavaraz d'ezhan: Mé eo Gabriel, péhini a zô dirâk Doué: ha kased ounn da gomza ouz-id, ha da zigas d'îd ar c'helou-man.

20. Ha chetu é vézi dilavar, ha na helli ket komza, bétég ann deiz é péhini è c'hoarvézo kement-sé, dre n'ez'h eûz két krédet d'am geriou, péré a zévénô enn hô amzer.

21. Koulskoude ar bobl a ioa ô c'hortozi Zakariaz, hag a ioa zouézet oc'h hé wéloud ô choum ker pell enn templ.

22 Hôgen pa oé deûed er-meaz na helle két komza out-hô; hag é-c'h anavézehont pénaoz en doa béd eur weledigez enn templ. Hag hén a réa dispac'hiou dira-z-hô, hag é choumaz mûd.

23. Ha goudé ma oé peûr-c'hréat deiziou hé garg, é tistrôaz d'hé dî.

24. Hôgen nebeût goudé Élizabet hé c'hreg a engéhentaz, hag en em guzaz é pâd pemp miz, ô lavarout:

25. Ann Aotrou en deûz gréat kement-man d'in enn deisiou man,

é pérû en deûz selled ouz-in évit va zenna eûz ann dismegans é pêhini édonn dirâg ann dûd.

26. Hôgen er c'houec'hved miz, ann Éal Gabriel a oé kaset gand Doué enn eur géar eûz a C'halilea, hanvet Nazaret,

27. Da eur werc'hez péhini a ioa dimézet gand eur gwaz eûz a dî David, hanvet Jozef; hag ar werc'hez-zé a ioa hanvet Mari.

28. Hag ann Éal ô véza éat enn-hi leac'h ma édo-hi, é lavaraz d'ézhi: Dematîd, leûn a c'hràs; Éma ann Aotrou gan-éz. Benniged oud é-touez ann holl c'hragez.

29. Hogen hi pa glevaz kément-sé, a oé saouzanet gand ar geriou-zé, hag é menné pétrâ é oa ar salud-zé.

30. Hag ann Éal a lavaraz d'ézhi: N'az pez kéd a aoun, Mari, râk kaved éc'h eûz trugarez dirâk Doué.

31. Te a engehentô enn da c'hôf, hag é c'hani eur mab, hag é rôi d'ézhan ann hanô a JÉZUZ.

32. Hé-man a vézô brâz, hag a vézô galvet Mâb ann Uc'héla; hag ann Aotrou Doué a rôi d'ezhan trôn hé dâd David. hag é rénô war dî Jakob da vikenn.

33. Hag hé rén n'en devezô kéd a zivez.

34. Hôgen Mari a lavaraz d'ann Éal: Pénaoz é c'hoarvé ô kément-sé, pa ne anavézann gwâz é-bed?

35. Hag ann Éal a respountaz hag a lavar z d'ézhi. Ar Spéred Santel a zeûi enn od, ha ners ann Uc'héla a c'holoi ac'hanod eûz hé skeûd. Dré zé ar pêz Santel a vézô ganet gan éz, a vézô galvet Mâb Doué.

36. Ha chétu Élizabet da gâni-terv, ô deûz ivé engéhentet eur mab enn hé c'hôzni. hag hé-man eo ar c'houec'hved miz d'ann hini a zô galvet sec'hen.

37. Râk n'eûz nétrâ dic'halluz da Zoué.

38. Neûzé Mari a lavaraz d'ézhan: Chétu matez ann Aotrou; ra vezô gréad d'in hervez da c'hér. Hag ann Éal a bellaaz diout-hi.

39. Hôgen enn deiziou-zé Mari a zavaz hag a éaz buan étrézeg ar vénésiou, enn eur géar eûz a Juda:

40. Hag éz éaz é ti Zakariaz, hag é lavaraz dématîd da Élizabet.

41. Hag é c'hoarvézaz pénaoz pa glevaz Élizabet mouéz Mari a lavaré dématîd d'ezhi, hé bugel a dridaz enn hé c'hôv. Élizabet a oé leûnmet gant ar Spéred Santel;

42. Hag é c'harmaz gand eur vouéz gré, ô lavarout: Benniged oud é-touez ann holl c'hragez, ha benniged eo ar frouez eûz da gôv.

43. Hag a béleac'h é teû kément-man d'in, ma teû mamm va Aotrou étrézég enn oun?

44. Râk kenta ma éc'h eûz lavared d'in dématîd, va bugel en deûz tridet gant levénez em c'hov.

45. Ha gwenvidik oud pa éc'h eûz krédet; Râk sévéned eo kément a zô bet lavared d'id eûz a berz ann Aotrou.

46. Ha Mari a lavaraz: Va éné a veûl ann Aotrou;

47. Ha va spéred a drîd gant lévénez é Doué va Zalver.

48. Dré m'en deûz selled out vuelded hé vatez: ha chétu dre zô é vezinn galvet gwenvidik gand ann holl dudou.

49. Râg gréad en deûz traou brâz enn oun, hen péhini a zô galloudek, hag a zô santel hé hanô.

50. Hag hé drugarez en em zîskouez a oad é oad war ar ré a zouj anezhan.

51. Diskouézed en deûz nerz hé vréac'h: skîñed en deûz ar ré a ioa balc'h é mennoz hô c'haloun.

52. Diskared en deûz ar ré vrâz diwar hô zrôn, hag ar ré vihan en deûz uc'héléet.

53. Ar ré naonnek en deûz leûnied a vadou: hag ar ré binvidik en deûz kaset kuit goullo.

54. Kémered en deûz Israel hé baotr, oc'h énvori hé drugarez.

55. É-c'hiz m'en deûz lavared d'hon tadou, da Abraham, ha d'hé wenn da vikenn.

56. Hogen Mari a joumaz gant-hi

war drô tri mîz, hag a sistrôaz d'hé zi.

57. Neûzé é c'hoarvézaz ann amzer é péhini Elizabet a dlie genel, hag é c'hanaz eur mab.

58. Hé amézeien hag hé c'hérent a glevaz pénaoz en doa ann Aotrou diskouézed hé drugarez enn hé c'hénver, hag é laouénajont gant-hi.

59. Hag ô véza deûet ann eizved deves évit trô-drouc'ha ar bugel, é c'halvend anézhan Zakariaz, péhini é oa hanô hé dâd.

60. Hôgen hé vamm a respountaz hag a lavaraz : Nann; rak Iann é vézô galvet.

61. Hag ar ré-man a lavaraz d'ézhi : N'eûz den é-touez da gérent a zô galved eûz ann hanô-zé.

62. Hag é c'houlenjond digand ann tâd gand dispac'hiou, a bé hanô é felle d'ézhan é vije galvet.

63. Hag ô véza goulennet eunn daolennik, é skrivaz war n'ézhi ar gériou-man : Iann eo hé hanô. Hag ann holl a oé souézet brâz.

64. Ha râk tâl hé c'hénou a zigoraz, hé déod a zistagaz, hag é komzaz ô veûli Doué.

65. Ann amézeien holl a oé spountet brâz : hag ar vrûd eûz a gement-sé a oé douget béteg ar vrôiou ménéiek eûz a Judea.

66. Ha kemend hini a glevaz ar gériou-zé hô lékéaz enn hé galoun, ô lavarout : Pétrâ a vennez-té é vézô ar bugel-ze? Râk dourn ann Aotrou a ioa gant-han.

67. Ha Zakariaz a oé leûniet gand ar Spered Santel : hag é diouganaz, ô lavarout :

68. Benniget ra vézô ann Aotrou Doué Israel : dré ma eo deûed da wélout ha da zasprena hé bobl.

69. Ha dré ma en deûz savet eur Salver galloudek d'é-omp, e ti David hé vével,

70. É-c'hiz ma en deûz komzet dré c'hénou hé Brofeded santel, adalek derou ar béd.

71. O lavarout pénaoz é tieûbehé ac'hanomp eûz a hon énebourien, hag é tenje ac'hanomp eûz a zaouarn ar ré a gasaé ac'hanomp.

72. Évid diskouéza hé drugarez é kénver hon tadou, hag évid envori hé gevrédigez santel;

73. Hervez al lé en deûz gréad da Abraham, pénaoz hé rôjé d'éomp :

74. Évit, goudé béza bét tenned eûz a zaouarn hon énébourien, é teûjemp d'hé servicha héb aoun,

75. Er santélez hag er wirionez dira z-han, enn deisiou holl eûz hor buez.

76. Ha té, bugel, galved é vézi profed ann Uc'hela : râk kerzoud a ri dirâk dremm ann Aotrou évid aoza hé hent,

77. Évit rei d'hé bobl gwiziégez ar silvidigez, da walc'h hô fec'hejou;

78. Dre garantez trugarez hon Doué, gant péhini eo deûed eûz ann néac'h d'hor gwélout :

79. Évit sklera ar ré péré a zô azézet enn devalien, hag é skeûd ar marô : hag évit réna hon treid é hend ar péoc'h.

80. Hôgen ar bugel a greské, hag hé spéred a grévaé : hag é choumaz el léac'h distrô béteg ann deiz é péhini é tlié en em ziskouéza da vobl Israel.

## II. PENNAD.

1. HOGEN enn deisiou-ze é oé embannet eur gourc'hémenn eûz a bers Kézar Augustuz, évit ma vijé nivéred ar béd holl.

2. Ann nivérédigez genta-zé a oé gréat pa édo Kirinuz mérer é Siria.

3. Hag ann holl az éa évit rei hanô pep hini, enn hé gear bénnag.

4. Jozef az éaz ivé eûz a gear Nazaret é Galilea, é Judea da gear David, a c'halveur Betléhem; dre m'az oa eûz a dî hag eûz a wenn David,

5. Évit rei hé hanô gant Mari hé c'hrég péhini a ioa brazez.

6. Hogen pa édont énô é c'hoarvézaz pénaoz ann amzer é péhini é tlié bou-man gwilioudi a oé leûniet.

7. Hag é c'hanaz hé màb kentaganet, hag ô véza hé vafuret, é lékéaz anezhan enn eul laouer; ràk né oa ked eul léac'h évit-hô enn eunn hostaleri.

8. Hôgen béz' é oa war-drô énô méserien péré a veîlé, ô viroud hô loéned é-pâd ann nôz.

9. Ha chétu eunn Éal eûz ann Aotrou en em ziskouézaz d'ézhô, war hô zrô, hag hô doé eur spount brâz.

10. Hag ann Éal a lavaraz d'ézhô: N'hô pezet kéd a aoun; ràk chétu é tiouganaun d'é-hoc'h eur c'helou hag a vézô eul lévénez vrâz évid ann holl bobl.

11. Râg ganed eo hiriô d'é-hoc'h eur Salver, é kéar David, péhini eo ar C'hrist hag ann Aotrou.

12. Hag hou-man é vézô ann arwez d'é-hoc'h: Kavoud a réot eur bugel mafuret ha lekéat enn eul laouer.

13. Ha kerkent en em unanaz gand ann Éal eul lôd brâz eûz a armé ann énv, péré a veûlé Doué, hag a lavaré:

14. Gloar da Zoué enn uc'hélo eûz ann énvou, ha péoc'h war ann douar d'ann dud a ioul vâd.

15. Ha goude ma oé distrôed ann Éled enn énv, ar véserien a lavaraz ann eil d'égilé: Déomp bétè Betléhem, ha gwélomp petrâ a zô c'hoarvézet, hag ar péz en deûz diskleried d'é-omp ann Aotrou.

16. Hag é teûjont buan: hag é kafchont Mari ha Jozef, hag ar bugel kousked el laouer.

17. Ha pa hen gwéljont, é c'h anavézchont ar péz a ioa bét lavaret d'ézhô diwar-benn ar bugel zé.

18. Ha kémend hini bé c'hlévaz a oé souézet brâz eûz ar péz a oa bét lavaret d'ézhô gand ar véserien.

19. Hôgen Mari a viré ann holl c'heriou-zé, ô tistremenoud anézhô enn hé c'haloun.

20. Hag ar véserien a zistrôaz oc'h énori hag ô veûli Doué eûz a gément trâ hô doa klevet ha gwélet, hervez ma oa bét lavared d'ézhô.

21. Ha pa oé deûed ann eizved dervez ô péhini é tlié ar bugel béza trô-drouc'het, é oe hanvet JÉZUZ, hanô en doa diouganet ann Éal abarz ma oa engehentet e kôv hé vamm.

22. Ha goude ma oe sévénet deisiou ar c'harzérez, hervez lézen Moizez, é tougjond anezhan da Jéruzalem, évid hé ginniga d'ann Aotrou,

23. Hervez ma eo skrivet é lézen ann Aotrou: Pép paotr kentaganet a dlé béza kinniged da Zoué;

24. Hag évit rei ô azeûlidigez, hervez ma eo lavaret e lézen ann Aotrou, eur ré durzunelled, pé diou goulmik.

25. Hôgen béz' éz oa é Jéruzalem eunn den gwirion hag a zoujans Doué, Siméon, péhini a c'hédé dic'hlac'har Israel: hag ar Spéred-Santel a ioa ann han.

26. Diskrévellet é oa bét d'ézhan gand ar Spéred Santel na welje ked ar marô, kén o'en divijé gwélet da genta Krist ann Aotrou.

27. Hag é teûaz enn templ, kaset gand ar Spéred. Ha pa oe kaaed ar mab Jézuz enn templ gand hé dûd, évit ma vije gréad d'ézhan hervez boaz al lézen;

28. Hén a géméraz anézhan étré hé zivrec'h, a veûlaz Doué, hag a lavaraz.

29. Tenn bréma, Aotrou, é péoc'h da zervicher eûz ar béd, hervez da c'hér.

30. Pa hô deûz gwélet va daoulagad da zilvidigez,

31. A zô bet aozet gan-éz dirâg ann holl bobiou.

32. Ével ar goulou a dlé goulaoui ar vrôadou, hag ével gloar da bobl;

33. Ann tâd hag ar vamm eûz a Jézuz a oé souézet brâz eûz ar péz a glevent lavaroud diwar hé bann.

34. Ha Siméon a vennigaz anézhô, hag a lavaraz da Vari hé vamm: Chétu eo lekéad hé-man évid ar c'holl hag ann dazorc'hidigez eûz a veûr a hini e Israel; hag évit béza eun arouez da énébiez ann dûd.

35. Ha da éné da unan a vézô treûzet gand eur c'hlézé. Évit ma vézô disklenet ar ménosiou kuzet é kaloun meûr a hini.

36. Béz' éz oa ivé eur brofédez hanvet Anna, merc'h da Fanuel, eûz a vreûriez Azer, péhini a ioa bir-hoalet, ha ne d-oa bevet gand hé gwâz német seiz bloaz, hag hi gwerc'hez pa oé dimezet.

37. Intanvez é oa neûzé, hag é doa pevar bloaz ha pevar-ugent; hag é chouiné bépréd enn templ, ô servicha Doué dre ar pedennou nôz-deiz.

38. Hag hou-man ô véza en em gaved énô enn heur-zé, a veûlaz ivé ann Aotrou, hag a gomzaz diwar-benn Jézuz, da gémend hini a c'hortozé dasprénadurez Israel.

39. Ha goude m'hô doé sevenet kémend a ioa gourc'hémennet gant lezen ann Aotrou, é tistrôjont é Galiléa, da Nazaret hô c'hear.

40. Hôgen ar bugel a greské, hag a grevaé leûn a furnez: ha trugarez Doué a ioa enn-han.

41. Hé dûd a iéa bep ploaz da Jéruzalem, da c'houel Bask.

42. Ha pa en doé Jézuz daouzek vloaz, éz éjond da Jéruzalem, diou'h hô boaz, da zeiz ar gouel.

43. Goude ma oé tremenet deisiou ar gouél, pa zistrôent, ar bugel Jézuz a ioa choumed é Jéruzalem, hag hé dûd na anavezchont két kément sé.

44. Hak ô venna pénaoz idô enn hô zouez, é valejont hed eunn dervez: hag é klaskchont anézhan étouez hô zûd hag ar ré eûz hô anaoudégez.

45. Hag ô véza na gafchont kéd anézhan, é tistrôjond da Jéruzalem évid hé glaskout.

46. Ha tri dervez goudé é kafchond anezhan enn templ azézet é-kreiz ann doktored, ô selaoui, hag ô kelenna anézhô.

47. Hôgen ar re a zélaoué anézhan a ioa souézet brâz eûz hé furnez hag eûz hé respounchou.

48. Hag hé dûd ô wélout kément-sé a oé souézet brâz: hag hé vamm a lavaraz d'ézhan: Va mâb, pérâg ec'h eûs te great kement se d'e-omp? Chetu da dâd ha mé a glaske ac'hanod gant glac'har.

49. Hag hén a lavaraz d'ézhô: Perâg é klaskac'h hu ac'hanoun: ha na wiac'h-hu két pénaos eo réd d'in en em rei d'ar pez a zell ouc'h va Zâd?

50. Hôgen hî na boellent két ar gér a lavaré d'ézhô

51. Hag hén az éaz-kuit ganthô, hag a zeûaz da Nazaret; bag é toujé d'ezhô. Hag hé vamm a viré ann holl c'heriou-zé enn hé c'haloun.

52. Ha Jézuz a greské é furnez, é oad, hag e neûz-vâd dirâk Doué ha dirâg aon dûd.

## III. PENNAD.

1. ER pemzékved bloaz eûz a impalaerded Tiberiuz Kézar, pa édo Pons-Pilat merer é Judéa, Hérodez tétrark é Galiléa, Filip hé vreûr é Ituréa hag é bro Trakonitiz, ha Lisanias é Abilené,

2. Pa édo Annaz ha Kaifaz Prinsed ar véleien, ann Aotrou a lékéaz Iann, mâb Zakariaz da glevoud hé c'hér el leac'h distrô.

3. Hag é teûaz enn holl vrô wardrô d'ar Jourdan, ô prezégi badisiant ar binijen évid distol ar béc'hejou,

4. Evel ma eo skrivet é Levr lavariou ar Profed Izaiaz: Mouez ann hini a léñv el leac'h distrô: Aozid hend ann Aotrou: grit ma vézô eeun hé wenodennou:

5. Pép traonien a vézô leûniet: ha pép ménez ha krec'hien a vézô izéleet: ann henchou gwâr a vézô eeunet, hag ar ré dorgennek a vézô kompézet;

6. Ha pép kig a wélô silvidigez Doue.

7. Hôgen Iann a lavaré d'al lôd tûd a zeûé évit beza badezet ganthan: Gwenn ann aéred-viber, Piou en deûz desket d'é-hoc'h tec'houd diouc'h ar vuanégez a die kouéza war-n-hoc'h?

8. Grid éta eur binijen frouézuz, ha na zeraouit kéd da lavarout : Abraham hon eûz da dâd. Râk lavaroud a ranu d'é-hoc'h pénaoz Doué a hell lakaad da zevel eûz ar vein-zé mipien da Abraham.

9. Râg ar vouc'hal a zô a-vréma oud grisien ar gwez. Pep gwézen eta ha na rôiô kéd a frouez mâd, a vézô trouc'het ha taoled enn tân.

10. Hag ar bobl a c'houlenné digant-han : Pétrâ éta a dléomp-ni da ôber?

11. Hag hén a respountaz hag a lavaraz d'ézhô : Néb en deûz diou zaé, ra rôi unan da néb n'en deûz kéd unan; ha néb en deûz boéd, ra raï enn hévélep trâ.

12. Dond a réaz ivé Publikaned évit beza badezet, hag é léverjond d'ézhan : Mestr, petrâ a dleomp-ni da ôber?

13. Hag hén a lavaraz d'ézhô : Na rit nétrâ enn tû all d'ar pez a zo bet gourc'hémennet d'é-hoc'h.

14. Ar vrezélidi a c'houlennaz ivé digant-han : Ha ni, petrâ a dleomp-ni da ôbre? Hag hén a lavaraz d'ézhô : Na vac'hid den, ha na damallid den e gaou ; ha na c'houlennit ket enn tû all d'hô kôbr.

15. Hôgen ar bobl a gouné, ha pep hini anézhô a gredé enn hén he unan pénaoz Iann a bellé beza ar C'hrist ;

16. Iann a respountaz, hag a lavaraz d'ann holl : Mé hô padez enn dour ; hôgen dond a rai eunn all kréoc'h égéd oun, ha na zellézann ket dierén hanm hé voutou : hen-nez hô padezô er Spéred-Santel, hag enn tân.

17. Eur c'hant a zô enn hé zourn, hag é nétai he leûr ; hag é c'hrounnô hé ed er zolier : hôgen ar c'hôlô a zevô enn eunn tan divouguz.

18. Kalz traou all a lavaré d'ar bobl ô prézégi d'ézhan.

19. Hôgen Hérodez ann tétrark pa oa tamallet gant-han diwar benn Herodiaz grég hé vreûr, ha diwarbenn ann boll zrougou all en doa gréat Hérodez,

20. Ha goudé bé holl wallou, é réaz c'hoaz lakaad Iann er vac'h.

21. Hôgen pa oé badézet ann holl bobl, ha pa oé ivé badézet Jezuz, hag é-pâd ma réa hé béden, ann énv a zigoraz :

22. Hag ar Spéred-Santel a ziskennaz war-n-ézhan ô kemeroud eur c'horf henvel oud bini eur goulm : ha chetu eur vouéz eûz ann énv a lavaraz : Té eo va Mâb ker, ennod em eûz lekeat va c'harantez.

23. Ha Jezuz hé unan en doa war-drô tregont vloaz pa zeraouaz prezégi, bag hén, war a greded, *mâb* Jozef, péhini a oé *mâb* da Heli, péhini a oe *mâb* da Vatat,

24. Péhini a oé *mâb* da Lévi, péhini a oé *mâb* da Velki, péhini a oé *mâb* da Janna, péhini a oé *mâb* da Jozef,

25. Péhini a oé *mâb* da Vatatiaz, péhini a oé *mâb* da Amos, péhini a oé *mâb* da Nahum, péhini a oé *mâb* da Hesli, péhini a oé *mâb* da Naggé,

26. Péhini a oé *mâb* da Vahat, péhini a oé *mâb* da Vatatiaz, péhini a oé *mâb* da Semei, péhini a oé *mâb* da Jozef, péhini a oé *mâb* da Juda,

27. Péhini a oé *mâb* da Joanna, péhini a oé *mâb* da Resa, péhini a oé *mâb* da Zorobabel, péhini a oé *mâb* da Salatiel, péhini a oé *mâb* da Neri,

28. Péhini a oé *mâb* da Velki, péhini a oé *mâb* da Addi, péhini a oé *mâb* da Gosan, péhini a oé *mâb* da Elmadan, péhini a oé *mâb* da Her.

29. Péhini a oé *mâb* da Jézuz, péhini a oé *mâb* da Eliezer, péhini a oé *mâb* da Jorim, péhini a oé *mâb* da Vatat, péhini a oé *mâb* da Levi

30. Péhini a oé *mâb* da Siméon, péhini a oé *mâb* da Juda, péhini a oé *mâb* da Jozef, péhini a oé *mâb* da Jona, péhini a oé *mâb* da Éliakim,

31. Péhini a oé *mâb* da Velea, péhini a oé *mâb* da Venna, péhini a oé *mâb* da Vatata, péhini a oé

*mâb* da Natan, péhini a oe *mâb* da Zavid,

32. Péhini a oe *mâb* da Jesé, péhini a oe *mâb* da Obed, péhini a oe *mâb* da Vooz, péhini a oe *mâb* da Salmon, péhini a oe *mâb* da Nasson,

33. Péhini a oé *mâb* da Aminadab, péhini a oé *mâb* da Aram, péhini a oé *mâb* da Esron, péhini a oé *mâb* da Farez, péhini a oé *mâb* da Juda,

34. Péhini a oé *mâb* da Jakob, péhini a oé *mâb* da Izaak, péhini a oe *mâb* da Abraham, péhini a oé *mâb* da Daré, péhini a oé *mâb* da Nakor,

35. Péhini a oé *mâb* da Saruk, péhini a oé *mâb* da Ragau, péhini a oe *mâb* da Faleg, péhini a oé *mâb* da Haber, péhini a oé *mâb* da Sale,

36. Péhini a oé *mâb* da Gainan, péhini a oe *mâb* da Arfaksad, péhini a oe *mâb* da Sem, péhini a oé *mâb* da Noé, péhini a oe *mâb* da Lamek,

37. Péhini a oé *mâb* da Vatusalé, péhini a oé *mâb* da Enok, péhini a oe *mâb* da Jared, péhini a oé *mâb* da Valaleel, péhini a oe *mâb* da Gainan,

38. Péhini a oé *mâb* da Énos, péhini a oé *mâb* da Set, péhini a oé *mâb* da Adam, péhini a oe *Krouet* gand Doué.

## IV. PENNAD.

1. HOGEN Jézuz ô véza leûn eûz ar Spéred Santel, a zistrôaz eûz ar Jourdan, hag a oé kaset gand ar Spéred el léac'h distrô.

2. Daou-ugent dervez é choumaz énô, hag e oé temptet gand ann diaoul. Ha na zebraz netra é pâd ann deisiou-zé: ha pa oant tréménet en doé naoun.

3. Neuzé ann diaoul a lavaraz d'ezhan: Mar d-oud Mâb Doué, lavar d'ar méan-man ma teûi da vara.

4. Ha Jézuz a respountaz d'ézhan: Skrived eo: Né két gant bara hép-kén é vév ann dén, hôgen gant pép ger eûz a Zoué.

5. Hag ann diaoul hen kasaz war eur ménez uc'hel, hag a ziskouezaz d'ézhan enn eunn taol ann holl rouantélésiou eûz ar bed;

6. Hag a lavaraz d'ézhan: Rei a rinn d'îd ann holl c'halloud-zé, ha gloar ar rouantelesiou-zé: râk rôed eo bét d'in; hag hé rei a rann da neb a garann.

7. Mar fell d'îd éta va azeûli, kément-se a vezô d'îd.

8. Ha Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ézhan: Skrived eo: Ann Aotrou da Zoué a azeûli, ha na zervichi némét han.

9. Ha neûze e kasaz anézhan da Jéruzalem, hag hen lekéaz war lein ann templ, hag é lavaraz d'ézhan: Mar d-oud Mâb Doué, en em daol ac'hann d'ann douar;

10. Râk skrived eo pénaoz en deûz Doué gourc'hémennet d'hé Eled ma virind ac'hanod,

11. Ha penaoz e tougint ac'hanod étre hô daouarn, enn aoun na stokfez da droad oud eur méan.

12. Ha Jezuz a respountaz hag a lavaraz d'ezhan: Skrived eo: Na dempti ked ann Aotrou da Zoue.

13. Hag ann diaoul ô véza great hé holl demptasionou, a guitaaz anézhan evid eunn amzer.

14. Neûzé Jézuz a zistrôaz da C'haliléa dré ners ar Spered, hag ar vrûd anézhan a redaz dre ar vrô holl.

15. Hag hén a gelenné enn hô sinagogou, hag ann holl a réa stâd anézhan.

16. Hag é teûaz da Nazaret, é péleac'h e oa bet maget, hag ez éaz hervez hé voaz da zeiz ar sabbat er sinagog, hag é savaz évit lenna.

17. Levr ar profed Izaiaz a oé rôed d'ézhan; hag ô véza hé zigoret, é kavaz al léac'h é péhini ô oa skrivet:

18. Spéred ann Aotrou *a zô* war-n-oun: dré zé en deûz va éôket, ha va c'haset da brezégi ann aviel d'ar beorien, ha da iac'haat ar re a zô mantret hô c'haloun;

19. Da ziougani d'ar sklaved hô dieréadur, ha d'ar ré zall ann distrô eûz ar gwéled, da gâs diéré ar ré a zô brévet, ha da ziougani bloavez teugarézuz ann Aotrou, hag ann dervez eûz ar gobr.

20. Ha goude béza serred al levr, é rôaz anézhan d'ar belek, hag éc'h azézaz. Ha pép den er sinagog a zellé piz out-han.

21. Hag é teraouaz lavaroud d'ézhô: Hiriô eo eo sévénet ar skritur hoc'h eûz klevet bréma.

22. Hag ann holl a zougé testeni d'ézhan, hag a oa souézet brâz eûz ar gériou dudiuz a zeûé eûz hé c'hénou, hag a lavaré: Ha n'ef-hén kéd hed-nez mâb Jozef?

23. Hag hén a lavaraz d'ézhô: Hép-mâr é lévérot d'in ann lézman: Louzaouer, en em iac'ha da unan: grâ aman enn da vrô kémend ha m'hon eûz klevet éc'h eûz gréat é Kafarnaom.

24. Högen hén a lavaraz d'ézhô: É gwirionez hel lavarann de hoc'h, pénaoz dén né d eo kemeret évid profed enn hé vrô ha unan.

25. É gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, penaoz éz oa kalz a intanvézed é Israel é amzer Éliaz, pa oé serret ann énv é pád tri bloaz ha c'houeac'h miz, ha pa c'hoarvézaz eunn naounegez vrâz dré ann douar holl:

26. Hag Éliaz na oé kaset é-ti hini anézhô; hogen é ti eunn intanvez eûz a Sarepta é Sidon.

27. Bez' éz oa ive kalz a lovrésen é Israel é amzer ar profed Élizéus. hag hini anezho na oé karzet, némét Naaman ar Siriad.

28. Hag ar ré holl a ioa er sinagog, ô klevout kément sé a zavaz droug enn hô.

29. Hag é savehont, hag é lekéjont anézhan er-meaz eûz hô c'héar hag é kasehont anézhan bété lein ar ménez war béhini é oa savet hô c'hear, evid hé stlapa d'ann traoun.

30. Högen hén a drémenaz enn hô c'hreiz, bag az éaz-kuit.

31. Hag é tiskennaz é Kafarnaom, kéar eûa a C'halilea, é peleac'h é kelenne anézhô da zeiz ar sabbat.

32. Hag hi a ioa souezet brâz gand hé gélen, rag hé lavar a ioa galloudek.

33. Béz' éz oa er sinagog eunn den trec'het gand ar spered louz, péhini a griaz kré,

34. O lavarout: Hol lez; pétrâ a zô etre té ha ni, Jézuz a Nazaret? Ha deûed oud-dé evid hor cholia? Gouzoud a rann piou oud, Sant Doué.

35. Ha Jézuz a c'hourdrouzaz anézhan, ô lavarout: Tâv, ha kéa er-méaz eûz ann dén-zé. Ha pa en doé ann diaoul he daolet d'ann douar é kreiz ann holl, éz éaz er méaz diout-han, héb béza gréat drouk d'ézhan.

36. Kémend hini a ioa énô a oé spountet brâz; hag é komzent ann eil gand égilé, ô lavarout: Petrâ eo ar gomz-zé, pa c'hourc'hémenn gant galloud ha ners d'ar spérédou louz, ar re-man a ia-kuit?

37. Hag ar vrud anézhan a rédé dré ann holl vrô.

38. Neûzé Jézuz ô véza éad er-meaz eûz ar Sinagog, az éaz é tî Simon: högen mamm-gaer Simon a ioa klânv gand eunn dersien vrâz, hag é pedjont anézhan évit-hi.

39. Hag hén ô véza enn hé zâ enn hé c'hichen, a c'hourc'hémennaz d'ann dersien, hag ann dersien az éaz-kuîd diout-hi. Hag hi a zavaz rak tâl hag a zervichaz anézhô.

40. Högen pa oé kuzed ann heol, kémend hini en doa tûd klân gant meûr a glénved, hô c'hasé d'ézhan. Hag hén ô lakaad hé zaouarn war-n-ézhô holl, a iac'hée anézhô.

41. Ann diaoulou az éa-kuit eûz a veûr a hini enn eur gria hag enn eul lavarout: Te eo Mâb Doué. Högen hén a c'hourdrouzé anézhô, hag a viré out-hô na lavarrent pénaoz é oa hén ar C'hrist.

42. Pa oé deûed ann deiz, éz éaz enn eul leac'h distrô, hag ar bobl hen klaské, hag a zeûaz bétég ennhan: hag é talc'hehont anézhan, gand aoun na dec'hehé diout-hô.

43. Hag hén a lavaraz d'ézhô : Réd eo ivé ma brezéginn er c'heriou all aviel rouantélez Doué : râg évit kement-se eo ounn bét kaset.

44. Hag è prézégé é sinagogou Galiléa.

## V. PENNAD.

1. JÉZUZ ô véza war aot lagen Jenézaret, eo em gavaz moustret gand ann engroez eûz ar bobl a dôstéout-han évit klevout gér Doué.

2. Diou vag a wélaz pére a ioa chourned war aod al lagen, é-pâd ma édo diskennet ar beskéterien anézhô, ha ma gwalc'hent hô rouédou.

3. Piñ a reaz eno unan eûz ar bagou zé, pehini a ioa da Zimon, hag e pedaz anezhan ma beilhje eunn nébeûd eûz ann douar. Hag ô véza azezet e kéleune ar bobl diwâr ar vâg.

4. Hôgen pa baouézaz da gomza, é lavaraz da Zimon : Kâs ac'hanomp enn dour doun : ha taolid hô rouedou évit kéméroud eunn dra.

5. Ha Simon a respountaz, hag a lavaraz d'ézhan : Mestr, labourcd hon eûz héd ann nôz, ha n'hon eûz kéméret netrâ : hôgen war da c'hér é taolinn va roued.

6. Ha p'ho dod great evel sé, e pakchont kémend a bésked, ma torré hô roued.

7. Hag é réjont dispac'hiou d'hô c'hen-beskétenen, pere a ioa enn eur vag all, évit ma teûjent, ha ma skoazient anézhô. Dond a réjont, hag e leûnjont ann diou vag, enn hevelep doare ma oant daré da wéledi.

8. Simon Per ô véza gwélet kément-sé, en em strinkaz da zaoulin Jézuz, hag a lavaraz : Aotrou, pella diouz-in, rag eur péc'her ounn.

9. Râg eur spount brâz a oa kroget enn-han, hag er re holl a ioa gant-han, ô wéloud al lôd pésked hô doa paket.

10. Jakez ha Iann, mipien Zébédé, pere a ioa ken vreûdeûr da Zimon, a oé ivé saouzanet brâz. Ha Jézuz a lavaraz da Zimon : N'az pez kéd a aoun : a vréma è vézi paker tûd.

11. Hag ô veza digaset ar bagou d'ann douar, goudé béza kuitéed holl, ez éjont war he lerc'h.

12. Ha pa édo Jézuz enn eur gear, chetu eunn den gôlôet a lovrentez ô veza hé wélet, en em strinkaz war he c'hénou d'ann douar, hag a bedaz anezhan, ô lavarout : Aotrou, mar fell d'id é hellez va c'harza.

13. Ha Jézuz a astennaz hé zourn hag a stokaz out-han eno eul lavaront : Falloud a ra d'in : Béz karz. Hâ râk-tâl éz éaz al lovrentez diout-han.

14. Hag hen a c'hourc'hémennaz d'ézhan na lavarjé da zen : Hôgen, kea ; en em diskouéz d'ar bélek, ha kinnig évid da skarzerez ar péz a zô bet gourc'hémennet gant Moizez da desteni d'ézhô.

15. Hôgen ar vrûd anézhan a rédé mui-oc'h-vui, hag eul lôd braz a dûd a zeûé évid he glevout, hag évit béza iac'heet eûs hô c'hlenvedou.

16. Hag hen en em denné eno distrô, hag a bédé.

17. Eunn dervez pa édo azézet ô kélenna, ha ma oa azézet eno hé gichen Farizianed ha doktored al lezen, peré a oa deûet eûz ann holl c'heriou eûz a C'haliléa, eûz a Judéa, hag eûz a Jeruzalem, galloud ann Aotrou a zeûaz évid hô iac'haat.

18. Ha chetu gwazed péré a zougé war eur gwelé eunn den paralitik, a glaské ann drô da vond enn ti, ha d'he lakaad dira z-han.

19. Hag ô véza na gavent két dré béléac'h he lakaad enn ti, dré ann abek d'ann engroez, é piñjont war ann dôen, hag é diskenjond anezhan dré ann téoleunou é kreiz al leac'h dirâk Jézuz.

20. Pa wélaz hô feiz, e lavaraz : Den, da bec'hédou a zô distaoled d'id.

21. Hag ar Skribed hag ar Farizianed a zéraouaz lavaroud enn-hô

hô-unan : Piou eo hé-man, péhini a gomz a-énep Doué hag al lézen? Piou a hell disteûrel ar béc'hedou, néméd Doué hép-kén ?

22. Hôgen Jézuz oc'h anaout ar péz a vennent enn-hô hô-unan, a lavaraz d'ezhô : Pétrà a vennit-hu enn hô kalounou ?

23. Péhini eo ann êsa, lavarout : Da béc'hedou a zô distaoled d'id, pé lavarout : Saô, ha balé ?

24. Hôgen évit ma wiot pénaoz Mâb ann dén en deûz ar galloud war ann douar da zisteûrel ar bec'hedou; hé lavaroud a rann d'id, émé-z-han d'ar paralitik : Saô, kemer da wélé, ha kéa d'az ti.

25. Hag ô sevel râk-tâl dira-z-hô, é kéméraz ar gwélé war béhini é oa gourvezet, hag éz éaz d'hé dì, enn eur veûli Doué.

26. Souézet brâz é oé ann holl, hag é veûljond Doué. Hag ô véza leûn a spount é léverjont : Traou burzuduz hon eûz gwelet hiriô.

27. Ha goude zé Jézuz az éaz-kuit, hag é wélaz eur Publikan hanvet Lévi, péhini a ioa azézet é ti ar gwiriou, hag é lavaraz d'ezhan : Deûz war va lerc'h.

28. Hag hén ô kuitaat pép trâ, a zavaz hag az éaz war hé lerc'h.

29. Lévi a réaz d'ézhan eur banvez brâz enn hé dî : ha gant-hô éz oa ivé ouc'h taol eul lôd brâz a Bublikaned hag a ré all.

30. Ar Farizianed hag ar Skribed a hiboudaz ô welout kément-sé, hag a lavaraz da ziskibled Jézuz : Pérag é tebrit-hu hag éc'h évit-hu gant Publikaned ha gant péc'herien ?

31. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhô : Né kéd ar ré iac'h hô deûz ézomm a louzaouer, ar ré glanv eo.

32. N'ounn kéd deûet évit gervel ar ré wirion, hôgen évit gervel ar bec'herien d'ar binijen.

33. Neûze hî a lavaraz d'ézhan : Perâk diskibled Iann, hag ar Farizianed a réont-hi aliez iunou ha pédennou, ha da ré a zebr hag a év?

34. Hag hén a lavaraz d'ézhô : Ha c'houi a hell lakaad da iuni bugalé ar pried, é-pâd ma éma ar pried gant-hô ?

35. Hôgen dond a raî deisiou é péré é vézô lamet ar pried digant-hô, ha neûzé é iunint.

36. Hag hén a réaz ann hénvélédigez-man d'ézhô : Dén na laka eur pensel mézer nevez oud eur zaé gôz : anéz ar mézer nevez a rog hé-unan, râg eur pensel nevez na zeré ked oud eur zaé gôz.

37. Ha dén na laka gwîn nevez é listri kôz : anéz ar gwîn a dorfe al listri; ar gwîn hé-unan a rédjé, hag al listri a vé kollet.

38. Hôgen réd eo lakaad ar gwîn nevez é listri nevez, hag ann eîl hag égilé a vézô miret.

39. Ha dén pa év gwîn kôz, na c'houlenn gwîn nevez ; râk lavaroud a râ : Gwell eo ann hini kôz.

## VI. PENNAD.

1. C'HOARVÉZOUD a réaz, pénaoz pa dréméné Jézuz dré eur parked, eun eil dervez eûz ar c'henta sabbat, hé ziskibled a gutufaz tamoézennou, ha goudé béza hô friket enn hô daouarn, é tebeirent anezhô.

2. Hôgen hiniennou eûz ar Farizianed a lavaraz d'ezhô : Perâg é rit-hu ar pez a zô berzet é deisiou ar sabbat ?

3. Ha Jézuz a lavaraz d'ezhô : Ha n'hoc'h eûs-hu két lennet petrâ a réaz David, pa en dévoé naoun, hén hag ar ré a ioa gant-han ?

4. Pénaoz éz éaz é tì Doué, é kéméraz baraou ar c'henig, é tebraz hag é rôaz d'ar ré a ioa gant-han, pétrâ-bennâg n'eo aotréet hô dibri néméd d'ar véleien hép-kén ?

5. Lavaroud a reaz c'hoaz d'ezhô : Mâb ann dén a zô ann aotrou eûz ar sabbat hé unan.

6. C'hoarvézoud a réaz c'hoaz, da zeiz eur sabbat all, pénaoz éz éaz er Sinagog évit kélenna. Hôgen béz' éz oa énô eunn dén péhini en doa hé zourn deou dizéc'het.

7. Ar Skribed hag ar Farizianed a évéséé out-han, évit gwélout ma

hé iac'hajé da zeiz ar sabbat, évit ma kav ent abek d'he damallout.

8. Hogen hen a wie hô ménosiou; hag é lavaraz d'ann dén péhini en doa eunn dourn dizéc'het : Saô, ha choum azé é-kreiz. Hag he-man a zavaz hag a joumaz enn he zâ.

9. Neûzé Jézuz a lavaraz d'ézhô : Mé hé c'houlenn digan é hoc'h, ha beezed eo da zeiz ar sabbat ôber ar mâd, pé ann drouk; saveteî ar vuez, pé he lemel?

10. Hag ô véza sellet out-hô holl, é lavaraz d'ann dén-zâ : Astenn da zourn. Hag hén hé astennaz, hag hé zourn a oé paré.

11. Hôgen hi a zavaz eunn drouk brâz enn-hô, hag é komzent étréz hô, évit gouzout pétrâ a rajend eûz a Jézuz.

12. Enn amzer zé Jézuz az éaz war eur menez évit pidi; hag é tréménaz ann nôz ô pidi Doué.

13. Ha pa oé deûed ann deiz, é c'halvaz hé ziskibled, hag é tilennaz daouzég anezhô, péré a hanvaz Abostoled

14. Simon, pébini a hanvaz Per, hag André bé vreûr, Jakez ha Iann, Filip ha Bertélé,

15. Mazé ha Tomaz, Jakez mâb Alfé ha Simon lés-banvet Zélotez,

16. Judaz breûr Jakez, ha Iuzaz Iskariot, pebini hen gwerzaa,

17. Hag ó véza diskennet gant-hô, é choumaz enn eul leac'h war ar méaz, ha gant-han hé holl ziskibled, hag eul lôd brâz a dûd eûz ar Judéa holl, eûz a Jeruzalem, hag eûz a vrô mórek Tîr ha Sidon,

18. Peré a ioa deûet évid he glevont, hag évit béza iac'héet eûz hô c'hlénvédou. Ar ré a ioa trec'het gand ar spérédou louz, a bareé.

19. Hag ann holl hobl a glaské da steki out-han; râk dond a réa anézhan eunn ners péhini a baree auézhô holl

20. Hag hén ó véza savet hé zaoulagad war hé ziskibled, a lavaraz : Euruz oc'h, c'houi péré a zô paour, râk rouantélez Doué a zó d'é hoc'h.

21. Euruz oc'h, c'houi peré hoc'h eûz naoun bréma, râg gwalc'het é viot. Euruz oc'h, c'houi péré a lénv bréma, râk c'hoarzin a réot.

22. Euruz é viot pa zeûi ann dûd d'hô kasaat, d'hô pellaat, d'ho mézekaat, da zisteûrel hoc'h hanô é-c'hiz drouk enn abek da Vâb ann den.

23 En em laouénait, ha tridit enn deiz-zé; râk hô kôbr a vézó brâz enn énv. Rag ével se eo hô deûz gréad hô zadou é-kénver ar Brofédet.

24. Hôgen gwa c'houi tûd pinvidik, dre ma hoc'h eûz hô tizoan.

25. Gwa c'houi peré a zo gwalc'het; rak naoun hô pézó. Gwa c'houi peró a c'hoarz bréma; râk c'houi a geino hag a wélô

26. Gwa c'houi pa zeûi ann dûd d'hô meuli : râg ével-se eo hô deûa gread hô zadou é-kénver ar fals-Brofeded.

27. Hôgen c'houi péré a zélaou ac'hanoun, e lavarann d'é hoc'h : Karid hoc'h énébourien, grît vâd d'ar re a gasa ac'hanoc'h.

28. Livirit vâd eûz ar ré a lavar droug ac'hanoc'h, pédit évid ar re a damall ac'hanoc'h e-gaou.

29. Ma skô unan-bennâg war da vôc'h zéou, trô ébén out-han. Ha mar kémer eur ré da vantel digan-éz, laosk ivé gant-ban da zaé.

30. Rô da gemend hini a c'houlennô digan-éz, ha na azgoulenn két da néb en deûz keméret da drâ.

31. Grîd d'ann dûd ar péz a garrac'h a raend d'é-hoc'h

32. Mar kirit ar re hô kâr; pé trugarez a dleeur d'e-boc'h? Râg ar bec'herien a gâr ive ar ré hô c'hâr.

33. Ha mar grît vâd d'ar ré a ra vâd d'é-hoc'h, pé trugarez a dléeur d'é-hoc'h? Râg ar bec'herien a ra ann hevélep trâ.

34. Ha ma rôid da eur ré kémend ha ma c'hortozit digant-han; pé trugarez a dleeur d'é-hoc'h? Râg ar bec'herien a rô ivé d'ar béc'herien, évid digémérout kémend all.

35. Hôgen koulskoudé karid hoc'h énébourien: grît vâd, ha prestit, hép gortozi nétrâ : hag hô kôbr a vezó brâz; hag é viot bugalé ann Uc'héla, péhini a zó trugarézus

é kénve· ar ré zizanaoudek ha ; ar re zrouk.

36. Bézid eta trugarézuz, ével ma a-eo tzugarézuz hô Tâd.

37. Na varnit két, ha na viot két barnet : na damalhit két, ha na viot két tamallet. Distaolit, hag e vézô distaoled d'é-hoc'h.

38. Rôit, hag é vézô rôed d'é-hoc'h : rôed é vézô enn hoc'h askré eur gonvor mâd, ha stard, hag hejet, hag a fennô dreist. Râk di ouc'h ar vent gant péhini hô pézô mentet, é vioc'h mentet hoc'h-unan.

39. Lavaroud a réaz ivé d'ezhô ann hévelébédigez-man : Eunn dén dall hag hen a hell kâz eunn dén dall ? Ha na gwezint-hi kéd hô-daou er poul ?

40. Ann diskibl né kéd uc'héloc'h égéd ar mestr : hogen pep-unan a zô a-zoaré, mar d-eo bénvel oud hé vestz.

41. Pérâg é welez-té eur blouzen é lagad da vreûr, ha na welez-té kéd eunn treûst a zô enn da hini ?

42. Pé penaoz é hellez-té lavaroud d'as preûr : Va breûr, va lez da denna eur blouzen eûz da lagad, pa na wélez két eunn treûst enn da lagad da-unan ? Pilpouz, tenn da genta ann treûst eûz da lagad, ha neûzé é wéli pénaoz tenna ar blouzen eûz a lagad da vreûr.

43. Râg ar wézen a rô frouez fall, né két mâd, hag ar wézen a rô frouez mâd, né két fall

44. Râk pép gwézen a anavézeur dioud he frouez. Na gutu eur ked a fiez war ar spern, nag a rezin war ann dréz.

45. Eunn dén mâd a denn traou mâd eûz a denzor mâd hé galoun ; hag eunn den fall a denn traou fall eûz hé denzor fall. Râk diouc'h leûnder ar galoun é komz ar génon.

46. Hô en pérâg e c'halvit-hu ac'hanoun, Aotrou, Aotrou, ha na rît-hu kéd ar péz a lavarann ?

47. Kemend hini a zeû d'am c'havout, a zelaou va genou, hag a ra diont-hô, éz ann da ziskouéza d'é-hoc'h out pétrâ eo hénvel :

48 Hénzel eo oud eunn dén péhini a zâv eunn ti, a doull doun, hag a laka ann diazez war ar méan : eunn dic'hlann dour a zô deûet, eur ster a zô deûed d'en em vounta war ann ti zé, ha n'en deûz két gellet hé ziskara, râk diazézed é oa war ar méan

49. Hôgen ann hini a zélaou, ha na ra két, a zô hénvel oud eunn dén pehini a zâv hé dî war ann douar hép diazez : eur ster a zô deûed d'eo em vounta war ann tî, ha râk tâl eo béd diskaret ; ha brâz eo bet dismantr ann ti-zé.

## VII. PENNAD.

1. PA en doé Jézuz peûr-lavaret ar geriou zé dirâg ar bobl a zélaoué anézhan, éz éaz da Gafarnaom.

2. Paotr eur C'hanténer a ioa gwall glanv, ha dare da vervel ; hag hén a garé kalz hé baotr.

3. Hag ô véza klevet komza eûz a Jézuz, é kasaz d'ezhan Hénaoured Iuzevien, évid bé bidi da zond, ha da baréa hé baotz.

4. Ar re-man pa oend deûet dirak Jezuz, a bédé stard anézhan, ô lavarout : Dellézoud a ra ma aotréfez ann dra-zé d'ezhan ;

5. Râk karoud a ra hor broiz, hag eur sinagog en deûz saved d'é-omp.

6. Jézuz éta az éaz gant-hô. Ha pa né oa mui pell eûz ann ti, ar C'hanténer a gasaz eûz hé viñonned etrézég enn-han, da lavaroud d'ezhan : Aotrou, na gémer két kemend a boao ; rak na zellézann kéd é teûfez em zi.

7. Dre-ze eo n'ounn kéd en em gavet dellezek va-unan da zond d'az kavout ; hôgen lavar eur gér, ha va faotr a vézô iac'heet.

8. Râk mé a zô eunn dén lékéad dindân beli, hag em eûz soudarded dindân-oun : hag é lavarann da unan : kéa, hag éz a ; ha da eunn all : deûz, hag é teû ; ha d'am paotr : gra ann dra-man, hag é ra.

9. Pa glevaz Jézuz kément-sé é oé souézet, hag ô véza distróed oud ar bobl a ioa war hé lerc'h, é lavaraz : É gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, n'em eûz ket kavet eur feiz ker brâz enn Israel.

10. Hag ar ré a oa bét kaset, ô véza distróed d'ar géar, a gavaz iac'h ar paotr a oa klanv.

11. Hag antrônôz éz éa ann eur géar hanvet Naim, ha gant-han hé ziskibled, hag eul lôd brâz a bobl.

12. Hôgen pa dôstéé ouc'h dôr kéar, chétu é touged eunn dén marô, pehini a oa mâb-penn-her d'hé vamm : hag hou-man a oa intanvez : hag eul lôd brâz a dûd eûz a géar a oa gant-hi.

13. Ann Aotrou pa wélaz anézhi, en doé truez out-hi, hag a lavaraz d'ézhi : Na wel két.

14. Hag hén a dôstaaz hag a lékéaz hé zourn war ann arched (ar ré hé dougé a arzaôaz) hag 'é lavaraz : Dén-iaouank, mé hel lavar d'id, saô.

15. Hag ann dén marô a zavaz enn hé goanzez, hag a zéraouaz komza. Ha Jézuz hé roaz d'hé vamm.

16. Hôgen ar ré holl a oa énô é krogaz spount enn-hô; hag é veûlent Doué, ô lavarout : Eur profed brâz a zô savet enn hon touez, ha Doué a zô deûed da wéloud hé bobl.

17. Ar vrôd eûz a gément-sé a redaz dré ar Judea holl, ha dré ann holl vrô war-drô.

18. Diskibled Iann a zanévellaz ann holl draou-zé d'ézhan.

19. Ha Iann a c'halvaz daou eûz hé ziskibled, hag hô c'hasaz da Jézuz évit lavaroud d'ézhan : Ha té eo ann hini a dlé dont, pé é tléomp-ni gortozi eunn all ?

20. Ar ré-man ô véza deûed da gavout Jézuz, a lavaraz d'ézhan : Iann Badézour en deûz hor c'haset évit goulenni digan-ez mar d-eo té ann hini a dle dont, pé mar tléomp gortozi eunn all ?

21. (Hôgen enn heur-zé Jézuz a iac'héaz kalz a dûd eûz a glenvédou, eûz a c'houliou hag eûz a zrouk spérédou; hag é rôaz ar gwéled da veûr a zén-dall.)

22. Hag hén a respountaz hag a lavaraz d'ézhô : Id, ha livirid da Iann ar péz hoc'h eûz klevet ha gwélet : Pénaoz ar ré zall a wél, ar ré gamm a valé, ar ré lovr a zô skarzet, ar ré-vouzar a glev, ar ré-varô a zâv da véô, ann Aviel a zô prézéged d'ar ré-baour ;

23. Ha pénaoz eo euruz ann hini na gémerô ked a wall-skouér diouzin.

24. Ha pa oé éat-kuit kannaded Iann, é téraouaz komza d'ar hobl diwar-benn Iann : Pétrâ oc'h-hu éad da wéloud enn distrô ? Eur gorsen hejet gand ann avel ?

25. Hôgen pétrâ oc'h-hu éad da welout ? Eunn dén gwisket gant boukder? Chétu ar ré a zô gwisket gant boukder a choum é tiez ar rouéed.

26. Hôgen pétrâ oc'h-hu éad da welout ? Eur Profed ? Ia, a lavarann d'é-hoc'h, ha mui éged eur Profed.

27. Hen-nez eo diwar-benn péhini eo skrivet : Chétu é kasann va éal enn da raok, pehini a aozô da hend abarz ma teûi.

28. Râg hé lavaroud a rann d'é-hoc'h : É touez bugalé merc'hed n'eûz dén brasoc'h Profed éget Iann Badézour. Hôgen ann hini a zô ar bihana é rouantelez Doué, a zô brasoc'h égét-han.

29. Ann holl bobl hag ar Bublikaned ô véza hé glevet, a zidamallaz Doué, dré ma oant bet badézet gant badisiant Iann.

30. Hôgen ar Farizianed ha Doktored al léren a zisprijaz ratoz Doué war-n-ézho hô unan, ô véza né oant két badézet gant-han.

31. Neûze ann Aotrou a lavaraz: Ouc'h pétrâ éta é hévélébékannmé ann dûd eûz ann amzer man? Hag ouc'h piou int hénvel ?

32. Hénvel int ouc'h bugalé azézed er marc'hallac'h, péré a gomz ann eil d'égilé, hag a lavar : Kaned hon eûz d'é-hoc'h gant sutellou, ha n'hoc'h eûz kéd danset :

lénvet hon eûz, ha n'hoc'h eûz két gwélet.

33. Rāk Iann Badézour a zô deûet, hép dibri bara, nag éva gwin, hag é livirit : Ann Diaoul a zô enn-han.

34. Deûed eo Mâb ann den péhini a zebr hag a év, hag é livirit : Chétu eunn den lontek, hag eunn ever gwin, miñoun d'ar Bublikaned ha d'ar béc'herien.

35. Hag ar furnez a zô bed disklériet gand hé holl vipien.

36. Hôgen eur Farizian a bédaz Jézuz da zibri gant-han. Ha Jezuz ô véza éad é tî ar Farizian, en em lékeaz ouc'h taol.

37. Ha chétu eur vaouez eûz a géar, ô véza klevet pénaoz édo ouc'h-taol é tî ar Farizian, a zeûaz gand eul léstr leûn a louzou c'houés-vâd.

38. Hag hoc'h en em zerc'hel adren d'ézhan hag ouc'h hé dreid, e téraouaz doura hé dreid gand hé daélou, hag é sec'hé anézhô gant bleô hé fenn, hag ô poki d'ezhô, é taolé al louzou c'houés-vâd war n-ezhô.

39. Hôgen ar Farizian en doa hé bédet, ô wélout kement-sé, a lavaraz enn-han hé-unan : Ma vijé héman eur profed, é wije évit-gwir piou ha petrâ eo ar vaouez a stok out-han, ha pénaoz eo eur bec'herez.

40. Ha Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ézhan : Simon, eunn dra em eûz da lavaroud d'îd. Hag hén a respountaz : Mestr, lavar.

41. Eur c'hrédour en doa daou zleour : unan anézhô a dlié d'ezhan pemp kant diner, hag égilé hanter kant.

42. O véza n'hô doa két péadrâ da zisteûrel d'ézhan, é arôaz hô dlé d'ezhô hô daou. Péhini éta anezhô a garaz anézhan ar muia?

43. Simon a respountaz hag a lavaraz : Mé a grêd eo ann hini da béhini en deûz asroed ar muia. Ha Jezuz a lavaraz d'ezhan : Barnet mâd ec'h eûz.

44. Hag ô trei oud ar vaouez, é lavaraz da Zimon : Ha té a wél ar vaouez-zé? Deûd ounn enn da dî, ha n'ec'h eûz két rôed a zour d'in évit gwalc'hi va zreid : hôgen houman é deûz douret va zreid gand hé daérou, ha sec'het gand hé bleô.

45. N'ec'h eûz ket rôed eur pok d'in : hôgen hî aba ma en deûed enn tî, n'é deûz paouézet da boki d'am zreid.

46. N'ec'h eûz két skufet a éôl war va fenn : hôgen hî e deûz skufet louzou c'houés-vâd war va zreid.

47. Dre-zé e lavarann d'id, pénaoz e vezô distaoled d'ézhi kalz a béc'hedou, eon-abek ma é deûz karet kalz. Hôgen ann hini da béhini é tistaoleur nebeûtoc'h, a gâr nebeûtoc'h.

48. Hag hén a lavaraz d'ézhi : Da béc'hedou a zô distaoled d'id.

49. Hag ar ré a ioa ouc'h taol gant-han, a zéraouaz lavaroud enn-ho hô-unan : Piou eo he-man, péhini a zistaol ar béc'hedou hô-unan?

50. Ha Jezuz a lavaraz d'ar vaouez : Da feiz en deuz da zavétéet ; kéa é peoc'h.

## VIII. PENNAD.

1. NÉBEUD amzer goudé, Jézuz az éaz dré ar c'herîou hag ar bourc'hiou ô prézégi hag ô tisklérïa Aviel rouantelez Doué : hag ann daouzeg a ioa gant-han.

2. Béz' éz oa ivé eur vaouez-bennâg, péré a ioa bét diebbet eûz ann drouk-sperédou, ha mac'heet eûz hô c'hlenvedou : Mari, a c'halveur Madalen, a béhini é oa deûet seiz diaoul,

3. Janned, grég Chusa, mérer Herodez, Suzanna ha kalz ré all, péré a rôe d'ézhan lôd eûz hô madou.

4. Hôgen évelma en em zastumé kalz a dûd war hé drô, ha ma teûend d'hé gavoud eûz ar c'herîou, é lavaraz d'ézhô enn eur barabolen :

5. Ann hader a zô éat da hada hé had : hag é-pâd é hadé, lôd eûz ann hâd a gouézaz a-héd ann hent, hag a oé mac'het gand ann treid, ha laboused ann env hé zebraz.

6. Lôd all a gouézaz war ar vein :

hag ô véza savet é sec'haz, dré n'en doa kéd a c'hlébor.

7. Lód all a gouézaz é-tonez drein, hag ann drein ô véza savet a vougaz anézhan.

8. Ha lod all a gouézar é douar mâd, hag ô véza savet en deûz rôet frouez kant évid unan. O lavarout kemenn-man, é kriaz. Ra zélaouô néb en deûz diskouarn da glevaut.

9. Hôgen hé ziskibled a c'houlennaz digant-han pétrâ é oa ar harabolen zé.

10. Hag hén a lavaraz d'ézhô: Rôed eo d'é-hoc'h da anaout traou kuzet rouantélez Doué; hôgen d'ar ré all n'int rôet néméd é-parabolennou: évit pa wélint na wélint két, ha pa glevint na hoellint ket.

11. Chétu éta pétrâ a lavar ar barabolen-ze: Ann hâd eo gêr Doué.

12. Ann hini a gouéz a-héd ann hent, eo ar ré a glev ar gêr, ha neûzé é teû ann diaoul, hag é tenn ar gêr eûz hô c'haloun, gand aoun na gredent ha na vent salvet.

13. Ann hini a gouéz war ar vein, eo ar ré péré goude béza klevet ar gêr, hen kemer gant laouenidigez: hôgen ar re-ze n'hô deûz ked a c'hrisienn, râk na gredont néméd evid eunn amzer, hag enn amzer ann demptidigez en em dennont a dû.

14. Ar pea a gouez é touez ann drein, eo ar re péré hô deûz klevet; hôgen ar prédériou, ar madou hag ar plijaduriou eûz ar vuez a vorg anezhô, ha na zougont kéd a frouez.

15. Ar péz a gouéz enn douar mâd, eo ar ré péré ô véza klevet ar gér gand eur galoun vâd ha c'houek, a vir anézhan, hag a zoug frouez gand habaskded.

16. N'eûz dén, goude béza énaouet eur c'hleûzeur, a gémend a zeûjé d'hé c'huza dindân eul léstr, pe d'hé lakad dindân eur gwélé: hôgen hé lakaad a réeur war eur c'hantoler, évit ma vezô gwéled ar goulou gand ar ré a zeû enn tî.

17. Râk n'eûz nétrâ a guzet, ha na dlé béza diskleriet: ha nétrâ a c'holoet, ha na dlé béza anavézet ha gwélet gand ann holl.

18. Likid evez éta pénaos é sélaouit; râk da neb en deûz, e vézô rôet: ha da nép n'en deûz két, é vézô lamed digant han, ar péz zôken a gréd d'ézhan en deûz.

19. Hôgen hé vamm hag hé vreûdeûr a zeûaz d'hé gavout, ha na hellent ket mont betég-hén enn abek d'ann engroez.

20. Hag e oé lavared d'ézhan: Da vamm ha da vreûdeûr a zô ermeaz hag a fell d'ezho da wélout.

21. Hag hen a respountaz hag a lavaraz d'ezho: Va mamm ha va breûdeûr eo ar ré péré a zélaou gér Doue, hag a ra dhout-han.

22. Hogen eunn deiz e piñaz enn eur vâg gand hé ziskibled, hag é lavaraz d'ézhô: Déomp enn tû all d'al lagen. Hag éz éjont.

23. Hag é-pâd ma oand er vâg, e kouskaz, hag eur stourm brâz a avel a gouézaz war al lagen, hag ar vâg a oa leûn, ha dareé oant da golla.

24. Hôgen tôstaad a réjond outhan, hag e tihunjond anézhan, ô lavarout: Mestr, mond a reomp da golla. Ha Jézuz a zavaz, hag a c'hourdrouzaz ann avel hag ar c'hoummou dour, hag ar stourm a baouezaz: hag é c'hoarvézaz eur sioulded brâz.

25. Neûzé é lavaraz d'ézhô: Péléac'h éma hô feiz? Hag hi spountet ha souézet brâz a lavaré ann eil d'égile: Piou, war hô menô, eo he-man, péhini a c'hourc'hemenn d'ann avel ha d'ar môr, hag ouc'h péhini é sentont?

26. Neûzé éa ejont étrézé brô ar Jérazened, a zô a-enep Galiléa.

27. Ha pa oé diskennet Jézuz d'ann douar, é teûaz eunn den d'hé gavout, péhini a oa touellet gand ann diaoul pell amzer a ioa, péhini na wiske kéd a zilad, ha na chommé kéd enn eunn tî, hôgen er besiou.

28. Hé-man, kerkent ha ma wélaz Jézuz, en em strinkaz d'hé dreid; hag ô kria gand eur vouéz gré, é lavaraz: Pétrâ a zô etré té ha me,

Jézuz Màb Doué Uc'hel meûrbed? Mé az ped, na enkrez kéd ac'hanoun.

29. Rág gourc'hemenni a réa d'ar spéred louz mond er-méaz eûz ann dén-zé. Pell a ioa é kéfluské anézhan, hag évit han da véza chadennet hag hualet, e torré é eréou, hag ann diaoul hen bounté enn distrô.

30. Hôgen Jézuz a réaz ar goulenn-man d'ézhan. Pé hanô éc'h eûz? Hag hén a lavaraz: Léon; râk meûr a ziaoul a oa éad enn-han.

31. Hag ar ré-man a bédé anézhan n'hô c'hasché kéd er poull-doun.

32. Hôgen bez' éz oa énô eur vanden vrâz a vôc'h ô peûri war ar menez: hag hi a bédé anézhan m'hô lesché da vond er móc'h, hag hô lezaz da vont.

33. Ann diaoulou éta az éaz-kuîd eûz ann dén, hag az éaz er moc'h, hag ann holl vanden en em daolaz gant frouden el lagen, hag é oent beûzet.

34. Ar ré a vesé ô véza gwélet ar péz a oa c'hoarvézet, a dec'haz, hag a zanévellaz kément-sé é kéar hag er bourc'hion.

35. Hag é teûjond er-méaz da wélout pétrà a oa c'hoarvézet, hag e teûjond da gavout Jézuz. Hag hi a gavaz ann hini a ioa bet laosket gand ann diaoulou, péhini a ioa azézet oud treid Jezuz, hag hén gwisket hag enn hé skiant vâd; hag é oent spountet.

36. Ar ré hô doa a gwélet a zanévellaz d'éz-hô pénaoz é oa bét parécet ann hini a oa trec'het gand ann diaoulou.

37. Hag holl dud brô ar Jéraséned a bédaz anézhan ma pellajé diout hô; râg eur spount brâz a ioa kroged enn-hô. Hag hén ô véza piñed er vâg az éaz-kuît.

38. Hag ann dén eûz a béhini é oa éad ann diaoulou, a bédé anézhan m'hen lesché da vont gant-han. Hôgen Jézuz her c'hasaz-kuît, ô lavarout:

39. Distrô d'az tî, ha danével kémend en deûz gréat Doué d'id. Hag hén az éaz dré ann holl géar, hag a embannaz kémend en doa Jézuz gréad enn hé genver.

40. Hôgen pa zistrôaz Jézuz, eul lôd brâz a dûd a zeûaz d'hé zigémérout; râg ann holl a c'hortozé anézhan.

41. Ha chétu é teûaz eunn dén, hanvet Jairuz, ha péhini a ioa eur penn dén er sinagog: hag hén en em daolaz oud treid Jézuz, ô pidi anézhan da vond enn hé dî.

42. Dré m'en doa eur verc'h daouzek vloaz pé war-drô, péhini a ioa daré da vervel. Â pa'z éa gant han, en em gavaz mac'het gand ann engroez.

43. Eur vaouez péhini a ioa klâñ gand ann diwad daouzék vloaz a ioa, ha péhini e doa dispiñet hé holl vadou gand al louzaouerien, héb beza parécet gand hini anezhô,

44. A dostaaz out han a-ziadré, hag a zournataz penn-pil hé zaé: ha râk-tâl hé gwâd a éanaz da redek.

45. Jézuz a lavaraz: Piou eo en deûz stoked ouz-in? Hôgen ann holl ô lavarout pénaoz né oa kéd hî, Per hag ar ré a ioa gant-han a lavaraz: Mestr, ann engroez a vâc'h hag a skulz ac'hanod, hag é leverez: Piou en deûz stoked ouz-in?

46. Ha Jézuz a lavaraz: Unan-bennâg en deûz stoked ouz in; râg anavezed em eûz pénaoz eunn ners a zô éad ac'hanoun.

47. Hôgen ar vaouez ô wélout pénaoz na hellé kéd en em guza, a zeûaz enn eur gréna, en em daolaz d'hé dreid, hag a ziskleriaz dirâg ann holl bobl pérag é doa stoked out-han, ha pénaoz é oa bét iac'héet râk-tâl.

48. Hag hén a lavaraz d'ézhi: Va merc'h, da feiz en deûz da iac'héet: kéa é péoc'h.

49. Pa gomzé c'hoaz, é teûaz eur ré hag a lavaraz da benn-dén ar sinagog: Marô eo da verc'h; na bég két pelloc'h ann Aotrou.

50. Hôgen Jezuz ô véza kleved ar gér-zé a lavaraz da dâd ar plac'hiaouank: N'az pez kéd a aoun;

kréd hep-kén, hag hi a vézô iac'h.

51. Ha pa oé deûed enn ti, na aotreaz da zen mont gant-han, nemêd da Ber, ha da Jakez, ha da Iann, ha da dâd ba da vamm ar plac'h-iaouank.

52. Hôgen ann holl a léñvé hag a geiné. Hag hén a lavaraz: Na léñvit kêt, né kêt marô ar plac'h-iaouank, hôgen kousked eo.

53. Hag hi a rea goab anézhan, ô véza ma wient é oa marô.

54. Hôgen Jézuz ô kregi enn hé dourn a griaz, hag a lavaraz: Plac'h-iaouank, saô.

55. Hag he éné a zistrôaz, hag é savaz râk-tâl. Hag hén a c'hourc'hémennaz rei da zibri d'ézhi.

56. He zûd a oé aouezet brâz, hag hén a c'hourc'hémennaz d'ezhô na lavarjend da zén ar péz a oa c'hoarvezet.

## IX. PENNAD.

1. JÉZUZ ô véza galret ann daouzég Abostol, a rôaz d'ezhô ann ners hag ar galloud war ann holl zaoulou, hag ar galloud da iac'haat ann holl glenvédou.

2. Hag é kasaz anézhô da brézégi rouantélez Doué, ha da iac'haad ar ré glanv.

3. Hag hén a lavaraz d'ézhô: Na zougit nétrà enn hent, na bâz, na sac'h, na bara, nag arc'hant; ha na gémérit kéd diou zae.

4. Hag e pe ti-bennag m'az éot, choumid énô, ha n'az it két kuid ac'hano.

5. Ha mar éz eûz unan-bennâg ha na zigémérô ked ac'hanoc'h, p'az éot-kuît eûz ho c'héar, bejit ar poultr eûz hô treid é testeni enn hô énep.

6. Hôgen ô véza éad er-méaz, éz éand dré ar c'herion, ô prézegi ann Aviel hag ô iac'haad ar ré glanv dré-holl.

7. Hôgen Herodez ann tétrark a glevaz kémend a rea Jezuz, hag éc'h arvaré, dré ma lavaré lod, 

8. Penaoz Iann a oa saved a varô da véô: ha lôd all, pénaoz Éliaz a oa en em ziskouézet; ha lôd all, pénaoz unan eûz ar Broféded kôz a oa saved a varo da veô.

9. Neûzé Herodez a lavaraz: Lékead em eûz trouc'ha he benn da Iann. Hôgen piou eo hé man, diwar benn péhini e klevann lavarout kémend all? Hag hén a glaske ann tû d'hé wélout.

10. Ann Ébestel ô véza distrôet, a zanevellaz da Jézuz kémend hô doa gréat, ha Jezuz ô véza hô c'hémeret gant-han, en em dennaz enn eul léac'h distrô, tôst da gear Betsaida.

11. Pa glevaz ar bobl kément-sé, éz éaz war he lerc'h, hag hén ô véza hô digéméret, a gomze d'ézhô eûz a rouantélez Doue, hag a baréé ar ré hô doa ézomm da véza paréet.

12. Hôgen ann deiz a izéléé: hag ann daouzég *abostol* ô véza deûed d'hé gavout a lavaraz d'ézhan: Kaskuid ar bobl, évit ma'z aint er bourc'hiou hag er c'herioù diwar-drô da glaskout péadrâ da zibri; Rag enn eul léac'h distrô émomb aman.

13. Hag hén a lavaraz d'ézhô: Rôit c'houi da zibri d'ézhô. Hag hi a lavaraz d'ézhan: Pemb bara ha daou hésk n'hon eûz ken; némét mond a rajemp da bréna boued évit kément-se a dûd.

14. Hôgen war dro pemp mil dén a ioa anézhô. Hag hén a lavaraz d'hé ziskibled: Likit-hô da azéza a vandennou, daou ugent ha daou ugent.

15. Hag hi a reaz ével-sé, hag a lekéaz ann holl da azéza.

16. Hôgen Jezuz ô véza kéméret ar pemb bara, hag ann daou hesk, azavaz he zaou'lagad etrézeg ann env, hag a vinnigaz anézhô: hag é torraz ar baraou, hag é rôaz anezho d'hé ziskibled, évid hô lakaad dirâg ar bobl.

17. Hag é tebjond holl, hag hô doé a walc'h. Hag é kaschont gant-hô daouzék paner leûn gand ann dilerc'h.

18. Eunn dervez, pa édo ô pidi he-unan, ha pa édo gant-han hé ziskibled, é c'houlennaz digant-hô: Piou a lavar ann dud ounn mé?

19. Hag hî a respountaz hag a lavaraz : Lôd a lavar pénaoz oud Iann Badézour ; lôd all Éliaz ; lôd all eur Profed kôz saved a varô da véô.

20. Hag hén a lavaraz d'ezhô : Ha c'houi, piou a livirit hu ounnmé? Simon Per a respountaz hag a lavaraz : Krist Doué oud.

21. Hag hén a zifennaz out-hô na lavarrend ann dra-man da zén ;

22. Hag é lavaraz : Red eo da Vâb ann dén gouzanvi kalz, ha beza distaolet gand ann Hénaoured, gant Pennou ar véleien ha gand ar Skribed, ha béza lazet, ha distrei da véô ann trédé deiz.

23. Hogen hén a lavaraz d'ann holl : Mar fell da unan-bennâg dond war va lerc'h, ra rai dilez anézhan hé-unan, ra zougô he groaz bemdéz, ha ra heûlhô ac'hanoun.

24. Râk piou bennâg a fellô d'ézhan savetei hé vuez, hé c'hollô ha piou bennâg a gollô hé vuez enn abek d'in, a savétei anézhi.

25. Ha pé dâl d'ann den gounid ar béd holl, hag en em golla hé-unan, oc'h ôber hé c'haou hé-unan ?

26. Râk piou bennâg en devézô méz ac'hanoun, hag eûz va geriou, Mâb ann den en devézô ivé méz anézhan, pa zeûi enn hé c'hloar, hag e gloar he Dâd hag ann Éled santel.

27. É gwirionez hel lavarann d'e-hoc'h pénaoz éz eûz hinienou é-touez ar ré a zô aman, ha na c'hou-zanvint kéd ar marô, kén n'hô dé-vézô gwelet rouantélez Doué.

28. War-drô eiz dervez goudé m'en doa lavared ar geriou-zé d'ézhô, é kéméraz gant-han Per, ha Jakez, ha Iann, hag é piñaz war eur menez évit pidi.

29. Hag évet ma oa ô pidi, hé zremm a gemmaz a zoaré ; hé zi-ład a zeûaz gwenn ha lugernuz.

30. Ha chétu daou zén a gomzé gant-han. Moizez hag Eliaz oant.

31. Leûn é oant a veûrdez ; hag é komzent gant-han eûz hé drémenvan, péhini a dlié héza sévénet é Jéruzalem.

32. Hôgen Per hag ar ré a ioa gant-han hô doa eur c'hnant-kousked brâz. Ha pa ziunjont e weljont hé veûrdez, hag ann daou zén a ioa enn hô zâ gant-han.

33. Ha pa'z éaz ar ré-man kuîd diouc'h Jézuz, Per a lavaraz d'ézhan : Mestr, ervâd émomb aman ; gréomp tri zelt, unan évid-Od, unan évit Moizez, hag unan évid Éliaz ; râk na wie petrâ a lavaré.

34. Pa lavare kément-se, é teûaz eur goahren, hag a dévalaaz anézhô . hag é oent spountet oc'h hô gwélond ô vond er goahren.

35. Hag eur vouéz a zeûaz eûz ar goabren, hag a lavaré : Hé-man eo va Mâb kér, séhouit-hén.

36. É-pâd ma klefchont ar vouézsé, Jézuz en em gavaz hé-unan. Ar ré-man a davaz, ha né léverjont da zen, enn amzer-ze, ar pez hô doa gwélet.

37. Antrônôz, pa ziskennent eûz ar ménez, eul lôd brâz a dûd a ziarbennaz anézhô.

38. Ha chétu eunn dén a griaz eûz a greiz ann engroez : Mestr, sell ouc'h va mâh, mé az péd, râk n'em eûz némét-han :

39. Ha chetu ar spéred a grôg enn-han, ha râk-tâl hen laka da c'harmi, é vâc'h anézhan, hag hen taol d'ann douar, oc'h hé lakaad da éoni, hag a véac'h é laosk anézhan goudé béza he ziskolpet.

40. Peded em eûz da ziskibled d'hé c'hâs-kuît, ha n'hô deûz két gellet.

41. Neûzé Jézuz a respountaz hag a lavaraz : Gwenn diskrédik ha fallakr, pé vété keit é vézinn-mé gan-é-hoc'h, hag é c'houzanvinn-mé ac'hanoc'h? Digas aman da vâh.

42. Ha pa dôstéé, ar spéred a va-c'haz anézhan, hag han taolaz d'ann douar.

43. Ha Jézuz ô véza gourdrouzet ar spéred louz, a iac'heaz ar bugel, hag hé rôaz d'hé Dâd.

44. Souézet brâz é oend holl eûn a veûrdez Doué : ha p'hô gwélaz holl souézet gant kémend en doa gréat, é lavaraz d'hé ziskibled : La-

kit c'houi ar geriou-man enn hô kalounou; Mâb ann dén a dlé héza laoeket etré daouarn ann dûd.

45. Hôgen hi na wient két pétrâ é oa ar gér-zé; hé kuzed e oa béd d'ézhô évit na hoeljent kéd anézhan, ha na grédent két ôber goulenn é hed digant-han diwar benn kément sé.

46. Hogen sével a réas enn hô ar ménoz da c'houzout péhini é oa ar braza anézhô.

47. Hôgen Jézuz ô wélout ménosiou hô c'haloun, a geméraz eur bugel, hag a lékeaz anézhan enn hé gichen,

48. Hag a lavaraz d'ézhô. Pioubennâg a zigémer ar bugel-man em hanô, am zigémer mé : ha pioubennâg a zigémer ac'hanoun, a zigémer ann hini en deûz va c'haset; Râg ann hini a zô ar bihana ac'hanoc'h holl, hen-nez eo ar brasa.

49. Neûzé Iann a lavaraz d'ézhan : Mestr, gwéled hon eûz eunn den péhini a gase-kuîd ann diaoulou enn da hanô, hag hon eûz miréd out han, dré ann abek na heûlîâ kéd ac'hanomp.

50. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhan : Na virit kéd out han, râk nép né kéd a-énep d'é-hoc'h, a zô évid-hoe'h

51. Hôgen pa dôstéé ann amzer é péhini é tlié béza tenned *eûz ar béd*, é lékeaz enn hé vénoz mond da Jéruzalem.

52. Hag é kasaz tûd enn hé raok da lavaroud é teûé ar ré-man az éaz e kéar ar Samaritaned, evid aoza pep trâ evid hé zigémérout.

53. Hôgen tûd kéar na fellaz kéd d'ézhô hé zigémérout, dré m'en doa ar ménoz da vond da Jéruzalem.

54. He ziskibled Jakez ha Iann ô wélout kément-sé, a lavaraz d'ézhan : Aotrou, mar kérez é livirimp da dân ann énv diskenni war-n ézhô, hag hô devi?

55. Ha Jézuz ô veza distrôed out-hô, a grôsaz anézhô, ô lavarout : Na ouzoc'h két eûz a bé spéred oc'h.

56. Mâb ann dén ne kéd deûed évit kolla ann énéou, hôgen evid hô savétei. Hag éz éjont enn eur vourc'h all.

57. Hôgen pa édont enn hent, chétu eunn den a lavaraz d'ézhan : Mond a rinn war da lerc'h, é pé leac'h-bennâg ma'z i.

58. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhan : Al lern hô deûz toullou, ha laboused aun env hô deûz neisiou, hôgen Mab ann den n'en deûz léac'h é hed évid harpa he benn.

59. Da eunn all é lavaraz : Deûz war va lerc'h. Hôgen hé-man a lavaraz d'ezhan : Aotrou, kâv-mâd éz ajenn da genta da liéna va tâd.

60. Ha Jézuz a lavaraz d'ezhan : Lez ar ré-varô da liéna hô re varô : hôgen te, kéa da brezégi rouantélez Doué.

61. Eunn all a lavaraz d'ézhan : Aotrou, mond a rinn war da lerc'h; hôgen kâv-mâd é reisfenn ar péz a zô em zi.

62. Jézuz a lavaraz d'ézhan : Néb a laka hô zourn war ann arar, hag a zell war hé lerc'h, ne két mad évit rouantélez Doué.

## X. PENNAD.

1. GOUDÉ-ZÉ ann Aotrou a zilennaz daouzek ha trî ugend all, hag é kasaz anézhô daou-ha-daou enn hé raok, enn holl geriou hag enn holl lec'hiou, é péré é tlié mont.

2. Hag é lavaraz d'ézhô : Brâz eo ar médérez, hôgen dihaod en ann ôbérourien. Pédid éta ann Aotrou eûz ar mederez, évit ma kasô ôbérourien enn hé védérez.

3. It : chétu é kasann ac'hanoc'h é-c'hiz ein é touez ar bleizi.

4. Na zougit na sac'h, nag ézef, na boutou, ha na livirid dématid da zén enn hent.

5. É pé tî-bennâg m'az éot, livirit da genta : Ra vézô ar péoc'h enn tî-man :

6. Ha mar deûz énô eur mab a héoc'h, hô peoc'h a ai war-n ézhan. ha ma ne deûz két, é tistrôiô war-n-hoc'h

7. Choumid enn hévélep tî, ô tibri hag oc'h éva eûz ar péz a vézô

enn-han : rág ann óbérer a zellez bé voéd. Na drement két a zi é ti.

8. Hag e pé kéar bennág m'az éot, ha ma viot digémeret, dibrit ar péz a vezó digaset d'é-hoc'h.

9. Iac'hait ar re-glanv a vézó enô, ha livirid d'ézhó : Rouantelez Doue a zó deñet tost d'é hoc'h.

10. Hógen m'az îd enn eur géar, é péhini na viot kéd digéméret, îd dré ar ruou, ha livirit :

11. Heja a réomp ouz hoc'h ar poultr zô-kén eûz bô kéar, péhini a zô staged oud hon treid : koulskoudé gwezit pénaoz é tôste rouantélez Doué.

12. É gwirionez hel lavarann d'e-hoc'h, Sodom a vézó digéméret gant mui a habaskded eun deiz-zé, égéd ar gear-zé.

13. Gwâz d'îd, Korozaim, gwâz d'îd Betsaida ; râk ma vijé great é Tir hag é Sidon ar vurzudou a zó bét gréad enn-hoc'h, pell zô bô divijé gréat pinijen er sac'h reûn hag el ludo.

14. Dré-zé é vézó distaolet kentoc'h da Dir ha da Zidon, é deiz ar varn, égéd d'e-hoc'h :

15. Ha té, Kafarnaom, péhini a zô bét savet bétég ann énv, bétég enn ifern é vezi diskaret.

16. Néb a zélaou ac'hanoc'h, a zélaou ac'hanoun : ha néb a zispriz ac'hanoc'h, a zispriz ac'hanoun. Hógen neb a zispriz ac'hanoun, a zispriz ann hini en deûz va c'haset.

17. Hógen ann daouzék ha triugent a zistrôaz gant laouénidigez, ô lavarout : Aotrou, ann diaoulou hô unan a zouj d'é-omp enn da hanô.

18. Hag hén a lavaraz d'ezhô : Satan a wélenn ô koueza eûz ann énv é-c'hiz eul luc'heden.

19. Chétu em eûz rôed d'é-hoc'h ar galloud da vac'ha ann aéred hag ar gruged, hag holl nerz ann énébour : ha nétrá na helló hô kwalla.

20. Koulskoudé na laouénait két dré ma zouj d'e-hoc'h ar spérédou ; hôgen laouénait dré m'az eo skrivet hoc'h hanôiou enn énvou.

21. Enn heur-zé Jézuz a laouénaat gand ar Spéred-Santel, hag a lavaraz : Da drugarékaad a rann, va Zâd, Aotrou ann énv hag ann douar, dré ma éc'h eûs kuzed ann traou-zé oud ar ré-fûr, hag oud ar ré-boellek, ha dré ma éc'h eûz hô diskleriet d'ar ré-vihan. Ia, va Zâd, dré ma eo hétet ann dra-zé d'îd.

22. Pép trâ a zó bét lékéad étré va daouarn gant va Zâd. Ha dén na oar pétrâ eo ar Mâb, néméd ann Tâd ; ha dén na oar pétrâ eo ann Tâd, néméd ar Mâb, hag ann hini da béhini é vézô fellet gand ar Mâb hé ziskleria.

23. Hag ô tistrei oud hé ziskibled, é lavaraz : Euruz ann daoulagad a wel ar péz a wélit.

24. Râk hel lavaroud a rann d'é-hoc'h, pénaoz kalz a broféded hag a rouéed hô deûz hétet gwéloud ar péz a welit, ha n'hô deûz két gwélet : ha klevoud ar péz a glevit, ha n'hô deûz két klevet.

25. Ha chétu eunn dén gwiziek el lézen a zavaz hag a lavaraz d'ezhan évid hé dempti : Mestr, pétrâ a dleann-mé da ôber évit piaoua ar vuez hir-baduz ?

26. Hógen Jézuz a lavaraz d'ézhan : Pétrâ a zô skrivet el lézen ? Pétrâ a lennit-hu enn-hi ?

27. Hé-man a respountaz hag a lavaraz : Karoud a ri ann Aotrou da Zoué a greiz da c'haloun, a greiz da éné, a greiz da ners, hag a greiz da spered, ha da nesa ével-d-oud da-unan.

28. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhan : Respountet éc'h eûz ervâd : gra kément se hag é vévi.

29. Hógen hé-man, péhini a fellé d'ézhan en em zizamalloud hé-unan, a lavaraz da Jézuz : Ha piou eo va nésa ?

30. Hógen Jézuz a gomzaz, hag a lavaraz : Eunn dén a ziskenné eûz a Jérusalem da Jériko, hag a gouézaz é-touez laéroun, péré a zriwiskaz anézhan, ha goudé beza hé c'hôlôed a c'houliou, éz éjontkoit hag é leschont anézhan hanter varv,

31. Neûzé é c'hoarvézaz pénaoz é tiskennaz eur Bélek dré ann hent-sé : hag ô véza gwélet anézhan, éa éaz é-biou.

32. Eul Lévit, ô véza ivé tréménet dré ann hent-sé, a wélaz anézhan, hag az éaz é-biou.

33. Hôgen eur Samariad, ô vond enn hé hent, a drémenaz dré énô, ha pa wélaz anézhan, en doe truez out-han.

34. Tôstaad a réaz out-han, hag é lienennaz hé c'houliou, goudé béza skuîet enn-hô éôl ha gwin lakaad a reaz anézhan war hé varc'h hé-unan, kâs a réaz anézhan enn eunn hostaléri, hag é prédériaz anézhan.

35. Hag antrônôz é tennaz daou ziner, ô rôaz anézhô d'ann hostiz, hag é lavaraa d'ezhan : Az péz préder eûz a hé-man : ha pétrâbennâg a rôi ouc'h-penn, é tistaolian d'id, pa zistrôiun.

36. Péhini eûz ann tri-zé, war da véaô, co héd ann nésa d'ann hini a zô bét kouéaet é-touez al laeroun ?

37. Hag hén a lavaraz : Ann hini en deûz bet truez out-han. Ha Jézuz a lavaraa d'ézhan : Kéa, ha grâ ével-t-han.

38. Hôgen pa oant enn hent, Jézuz az éaz enn eur vourc'h : hag eur vaouez hanvet Marta, a zigéméraz anézhan enn hé aî.

39. Hou-man é doa eur c'hoar hanvet Mari, péhini a ioa azézet ouc'h treid aon Aotrou, hag a zélaoué hé lavar.

40. Hôgen Marta a ioa prédériet brâz, oc'h aoza pép trâ : hi a zaôaz, hag a lavaraz : Aotrou, ha na évésaez-té két pénaoz va c'hoar am lez da zervicha vaunan ? Lavar éta d'ézhi dond d'am akoazia.

41. Hag ann Aotrou a respountaz hag a lavaraz d'ézhi. Marta, Marta, diféûz brâz oud, ha saouzanet en em gavez gand ar péz éc'h eûz da ôber.

42. Hôgen eunn dra hép-kén a zô réd.

43. Mari é deûz dilennet ar gwella lôden, ha na vezô ket lamet digant hi.

## XI. PENNAD.

1. EUNN deiz, pa édo Jézuz enn eul léac'h ô pidi, goudé m'en doé éhanet, unan eûz he ziskibled a lavaraz d'ezhan : Aotrou, desk d'é-omp da bidi, evel ma en deûz desket Iann d'hé ziskibled.

2. Hag hén a lavaraz d'ézhô : Pa bédot, livirit : Tâd, da hanô bézet meûlet. Da rouantelez deûed d'é-omp.

3. Rô d'é-omb hiriô hor bara pemdéziek.

4. Ha distaol d'é-omp hor péc'hédou, ével ma tistaolomp d'ar ré holl péré a dlé d'é-omp. Ha n'hol laosk kéd da gouéza é gwall ioul.

5. Lavaroud a réaz c'hoaz d'ézhô : Péhini ac'hanoc'h mar en défe eur miñoun, ha m'az ajé d'hé gaout da hanter-nôz, hag a lavarje d'ézhan : Va miñoun, rô d'in évid eunn amzer teir dors vara ;

6. Râg eur miñoun d'in a zô deûed eûz ann hent d'am c'havout, ha n'em eûz nétrâ da lakaad dirazhan.

7. Ha ma lavar ann dén zé eûz hé di d'ezhan : Na heskin kéd ac'hanoun : serred eo va dôr ; va bugalé a zô kousket em gwélé ; na hellann két sével évit rei d'id ar péz a c'houlennez.

8. Ha ma kendalc'h da akei : hel lavaroud a rann d'é-hoc'h, ma na zâv kéd évit rei d'ézhan dre ann abek ma eo miñoun d'ézhan ; hôgen dré ann ahek d'he heskin é savô, hag é rôiô d'ezhan kémend ha ma en dévézô ézomm.

9. Ha mé a lavar d'é-hoc'h : Goulennit, hag é vézô rôed d'é-hoc'h : klaskit, hag é kéfot : stokit, hag é vezô digored d'é-hoc'h.

10. Râk néb a c'houlenn, é véz rôed d'ezhan : ha néb a glask a gâv : ha da néb a stok é vezô digoret.

11. Hôgen péhini eo ann tâd ac'hanoc'h, pehini a rôjé d'hé vàb eur méan, pa c'houlefon bara, pé eunn aer, pa c'houlenn pesked?

12. Pé a rôjé d'ézhan eur grug, pa c'houlenn eur vi?

13. Mar gouzoc'h éta, ha c'houi drouk, rei traou mâd d'hô pugalé, gant péger braz preder bô tâd péhini a zô enn énv na rôi-hén két eur spéred mâd d'ar ré a c'houlennô digant han?

14. Hag hén a gasaz-kuit eunn diaoul péhini a ioa mùd. Ha pa en doé kaset-kuid ann diaoul, ann den mûd a gomzaz, hag ann holl bobl a oé souézet brâz.

15. Hôgen lôd anézhô a lavaraz: Dre Véelzebub, penn ann diaoulou eo é kâs-kuid ann diaoulou.

16. Lôd all évid hé dempti, a c'houlennaz digant-han eunn arouez enn énv.

17. Hôgen Jézuz oc'h anaoud hô ménoziou, a lavaraz d'ézhô: Pép rouantélez dizunvan out-hi hé unan, a vézô dismantret, ha pep ti dizunvan out-han hé unan, a vézô diskaret.

18. Mar d-eo éta Satan dizunvan out han hé unan, penaoz é choumô hé rouantélez enn hé zâ? Râk c'houi a lavar pénaoz eo dré Véelzébub é kasann kuit ann diaoulou.

19. Mar kasann kuit ann diaoulou dré Veelzébub, dré biou hô c'hâs-kuit hô pugalé? Râk-sé é vézind hô-unan hô parnerien.

20. Hôgen mar kasann kuit ann diaoulou dré viz Doué, rouantélez Doue a zô éta deûet betég ennhoc'h.

21. Pa éma ann dén kré armet évid diwalloud hé dî, kémend en deûz a zô é peoc'h.

22. Hôgen mar teû eur ré kréoc'h éget-han, ha pehini a drec'hô anézhan, hé-man a gasô gant-han hé holl armou, é péré é fisié, hag a zarnaouô hé ziwisk.

23. Nép n'éma két gan-én, a zô a-énep d'in; ha nép na zastum ket gan-én, a skiñ.

24. Pa eo éat ar spéred louz ermeaz eûz a eunn dén, é valé dré al lec'hiou séac'h, ô klaskoud ar péoc'h: hag ô véza n'hen c'hâv két, é lavar: Distrei a rinn d'am zi a beléac'h ounn deûet.

25. Ha pa zeû é kâv anézhan skubet ha kempennet.

26. Neûzé éz â, hag é kémer ganthan seiz spered all gwasoc'h égethan, hag ô vond enn tî é chonmond enô: hag ar stâd divéza eûa ann dén-zé a zo gwasoc'h egéd ar stâd kenta.

27. Hôgen pa lavaré kément-sé, eur vaouez ô sével hé mouéz eûz a greiz ar bobl, a lavaraz d'ézhan: Euruz ar c'hôv en deûz da zouget, hag ann divronn ec'h eûz sunet.

28. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhi: Pe kentoc'h, euruz ar ré a zélaou gér Doué, hag a vir anezhan.

29. Hôgen ô véza ma tiredé ar bohl war hé drô, é téraouaz lavarout: Ar wenn-man a zô eur wenn drouk: eunn arwez a c'houlenn, ha na vezô rôed d'ézhi néméd arwez ar profed Jonaz.

30. Râk evel ma oé Jonaz eunn arwéz évid ann Ninivéed, ével-sé é vezô Mâb ann dén eunn arwéz évid ar wenn-man.

31. Rouanez ar C'hresteiz a zavô é deiz ar varn gand ar wenn-man, hag é tamallô anézhi; dré ma eo deûed eûz a harzou ann douar da zelaoui furnez Salomon: ha chetu aman mui égét Salomon.

32. Tûd Niniva a zavô é deiz ar varn gand ar wenn-man, hag é tamallint anezhi; dré ma hô deûz gréat pinijen goudé prezegen Jonaz: ha chétu aman mui égét Jonaz.

33. Den na énaou eur c'hleûzeur, évid hé lakaad enn eul léac'h kuzet, pé dindan ar boézel: hôgen hé lakaad a réeur war eur c'hantoler, evit ma sklerai ar ré a zeû ébarz.

34. Da lagad a zô kleûzeur da c'horf. Mar d-eo ceun da lagad, da gorf holl a vézô lugernuz: hôgen mar d-eo drouk, da gorf a vezô teval.

35. Diwall éta na vé tévalien ar goulou a zô enn-oud.

36. Mar d-eo éta da gorf holl lugernuz, hep kevren deval é-béd, lugernuz é vézô holl, hag é sklerai ac'hanoud, é-c'hiz eur c'hleûzeur lufruz.

37. Ha pa gomzé, eur Fariziad a bedaz anezhan da leina gant hé. Hag hén ô veza éad ébarz, en em lekeaz ouc'h taol.

38. Hôgen ar Farizian a zéraouaz lavaroud enn-han hé-unan : Pérâk na walc'h ked hé zaouarn abarz leina ?

39. Hag ann Aotrou a lavaraz d'ézhan : C'houi, Farizianed, a neta ann diaveaz eûz ar c'hôp hag eûz ar plâd : hôgen ann diabarz ac'hanoc'h a zô leûn a laéroni hag a zrougiez.

40. Tûd diboell, ann hini en deûz gréad ann diaveaz, ha n'en deûs-hén ket gréad ivé ann diabarz ?

41. Hôgen rôid ann aluzen diwar ar péz a hellid da ziouéri ; ha chetu pép trâ a vezô glân d'é-hoc'h.

42. Hôgen gwa c'houi, Farizianed, péré a baé ann déog war ar vent, war ar rû, ha war ann holl louzou, ha péré a drémen dreist ar varn hag ar garantez a Zoué. Ann traou-zé a zô red hô ôber, hep lézel ar ré all da ôber.

43. Gwa c'houi, Farizianed, péré a gâr ar c'hadoriou kenta er sinagogou, hag ar stouou er marc'hallec'h.

44. Gwa c'houi, péré a zô ével bésiou ha na wéleur ket, ha war béré é valé ann dûd, heb hô anaout.

45. Neûzé unan eûz a Zoktored al lézen a respountaz, hag a lavaraz d'ézhan : Mestr, ô komzaével-sé, e tiroges ivé ac'hanomp.

46. Ha Jezuz a lavaraz d'ézhan : Gwa ivé c'houi, Doktored al lézen, dré ma kargid ann dûd a vec'hiou ha na hellont ked da zougen, ha c'houi na finvfac'h kéd anezhô gand hô piz.

47. Gwa c'houi, péré a zâv bésiou d'ar Brofeded ; hag hô tadou hô deûz hô lazet.

48. Evit-gwir é rôid da anaout pénaoz é kavit mâd ar péz hô deûz gréad hô tadou : râg hi hô deûz hô lazet, ha c'houi hoc'h eûz savet bésiou d'ézhô.

49. Dré-zé furnez Doué é deûz lavaret : Kâs a rinn d'ezhô Profeded hag Abostoled, hag é lazzint lôd, hag éc'h heskinint lôd all.

50. Evit ma vezô goulennet digand ar wenn-man gwâd ann holl Brofeded, a zô skuiet adalek derou ar béd,

51. Adalek gwâd Abel bété gwâd Zakariaz, péhini a zô bet lazet étré ann aoter hag ann templ. Ia, hé lavaroud a rann d'é-hoc'h, kémentsé a vézô goulennet digand ar wennman.

52. Gwa c'houi, Doktored al lézen, dré ma hoc'h eûz kéméret alc'houez ar wiziegez, ha n'oc'h kéd éad enn-hi, hag hoc'h eûz diarbennet ar ré a felle d'ezhô mond ébarz.

53. Hôgen pa gomzé ével-sé d'ézhô, ar Farizianed ha Doktored al lezen a zéraouaz hé enkrézi stard, hag hé skuiza gand holl draon a c'houlennent digant-han.

54. Oc'h aoza hudagou d'ézhan, hag ô klaskout tenna eunn dra eûz hé c'hénou, evit tamalloud anézhan.

## XII. PENNAD.

1. HOGEN ô véza ma en em zastumaz kalz a dûd, enn hevelep doaré ma valeent ann eil war égilé, e téraouaz Jézuz lavaroud d'hé ziskibled : En em ziwallid out goell ar Farizianed, péhini eo ann ipokriza.

2. Hôgen n'eûz nétrâ a c'hôlôet ha na vézô dizôlôet, ha nétrâ a guzet ha na vézô gwézet.

3. Râg ar péz hoc'h eûz lavared enn amc'houlou, a vézô lavared er goulou : hag ar péz hoc'h eûz lavared er skouarn er gamprou, a vézô prezeget war ann tôennou.

4. Lavaroud a rann éta d'é-hoc'h, va miñonned : N'hô pézet ked a aoun râg ar ré a lâz ar c'horf, ha péré goudé zé n'hô deûz mui nétrâ da ôber.

5. Hôgen mé a ziskouézô d'é-hoc'h rak piou é tléit kaoud aoun : hô pézed aoun râg ann hini péhini, goude béza hô lazet, a hell hô teûrel enn ifern. Ia, hel lavaroud a rann d'é-hoc'h, hô pézed aoun râg hen-nez.

6. Ha na werzeur kèt pemp golvan daou wennek, bag unan anézhô na gouéz kèt é ankounac'h dirâk Doué?

7. Hôgen bleô hô penn a zô nivéred holl. N'hô pézet kèt 'ta aoun : muioc'h é talit égét kalz a c'holvaned.

8. Hôgen hel lavaroud a rann d'é-hoc'h : Piou bennâg a anzavô ac'hanoun dirâg ann dûd, Mâb ann dén a anzavô anézhan dirâg Eled Doué.

9. Ha piou bennâg a zinac'hô ac'hanoun dirâg aun dûd, é tinac'hinn anézhan dirâg Éled Doué.

10. Ha piou bennâg en dévézô komzed a-énep Mâb ann dén, é vézô distaoled d'ezhan : hôgen piou-bennâg en dévézô komzed oud ar Spéred Glân, na vézô kéd distaoled d'ézhan.

11. Hôgen pa viot kased dirâg ar sinagogou, ha dirâg ar pennou brô hag ar ré-vrâz, n'en em likit kéd é poan pénaoz na petrâ a lévérot.

12. Râg ar Spéred-Santel a ziskô d'é-hoc'h enn heur ze ar pez a dleod da lavarout.

13. Neûzé eur ré eûz ar bobl a lavaraz d'ézhan : Aotrou, lavar d'am breûr ma rannô gan-én ann digouéz.

14. Hôgen Jézuz a lavaraz d'ézhan : Dén, piou en deûz va lekéad da varner pé da ranner war-n-hoc'h?

15. Goudé é lavaraz d'ezhô : Gwélit hag en em virit oud pép pizoni : râg é pé paodder bennâg ma véz eunn dén, hé vuez na zalc'h kéd oud ar péz en deûz.

16. Neûzé é tanevellaz d'ézhô ar barabolen man, ô lavarout : Douar eunn dén pinvidik en doa rôet kalz a frouez :

17. Hag é venné enn-han hé-unan, ô lavarout : Pé rû a rinnmé, ô véza n'em eûz léac'h é-béd é pehini é likinn va frouezou?

18. Hag hén a lavaraz : Chétu pétrâ a rinn ; va soliérou a ziskarinn, hag é savinn soliérou brasoc'h, hag e tastuminn énô va holl frouezou ha va holl vadou ;

19. Hag e livirinn d'am éné : Va éne, kalz a radou éc'h eûz a dû evit meur a vloaz : arzaô, debr, év, ha gra banvez.

20. Hôgen Doué a lavaraz d'ezhan : Den diboell, enn noz-man é vézô goulenned da éné digan-éz ; da biou é vezô ar péz éc'h eûz dastumet?

21. Kément-sé a c'hoarvez da néb a zastum madou évit han ha péhini né d-eo kèt pinvidik dirâk Doué.

22. Hag hén a lavaraz d'hé ziskibled : Drè-zé é lavarann d'é-hoc'h : Na vézit kèt nec'het évid ho puez pétrâ a zebrot, nag évid hô korf petrâ a wiskot.

23. Ar vuez a zô gwelloc'h égéd ar boéd, hag ar c'horf gwelloc'h égéd ann dilad.

24. Sellid ouc'h ar brini ; na hadont kèt ; na védont kèt ; n'hô deûz na kaô na solier ; ha koulskoude Doué a voet anezhô. Pegement n'oc'h-hu ket gwelloc'h égét hô?

25. Hôgen piou ac'hanoc'h gand hé holl bréder a hellé kreski hé vent eûz a eunn ilinad hép-kén?

26. Ma na hellid éta ôber tunn dra zister, pérâg oc'h-hu nec'het gand ar ré all?

27. Sellid ouc'h al lili ha pénaoz é kreskont : na labouront, ha na nézont kèt. Hel lavaroud a raon d'é-hoc'h pénaoz Salomon é kreiz hé holl c'hloar né oa kèt gwisket evel unan anézhô.

28. Mar gwisk ètà Doué é c'hisse eul louzaouen péhini a zo er park hiriô hag a vézô taolet war-c'hoaz er fourn ; gant péger braz préder n'hô kwiskô-hén ket, tûd a nebeûd a feiz?

29. Ha c'houi na glaskit kèt pétrâ a zebrot, na petrâ a évot ; ha na vézit kèt figuz.

30. Râg ann dudou holl a enklask kément-sé. Hôgen hô tâd a oar pénaoz hoc'h eûz ézomm eûz ann holl draou-zé.

31. Klaskit 'ta da genta rouantélez Doué hag hé wirionez, hag ann holl draou-za a vezô rôed d'é-hoc'h ouc'h-penn.

32. N'hô puzet ked a aoun, tropel bihan, râk hétet en deûz hô tâd rei d'é-hoc'h he rouantelez.

33. Gwerzit kemend hoc'h eûz, ha rôit bén d'ar beorien. Grîd évid hoc'h siergou péré na gôsaint két; grîd eunn tenzor enn énv, péhini na vézô kéd diframmet; eûz a béhini na dostai ked al laéroun, ha péhini na vezô kât kriñet gand ar bréved.

34. Râg el léac'h ma éma hô tenzor, énô ivé é vézô hô kalouo.

35. Ra vezô gourizet ho kroazel, ha dougid enn hô taouarn kleûzeûriou beô;

36. Ha bezid henvel oud ar ré a c'hortoz hô Aotrou pa zistrôi eûz ann eûreûd; évit, pa zeûi, ha pa stôkô oud ann ôr, ma tigorind d'ézhan râk tâl.

37. Euruz ar vévellou-zé, pére a vézô kaved dihun pa zeûi ann Aotrou: é-gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, peoaoz en em c'hourizô, ha pénanz, goudé beza hô lekéad ouc'h taol, é tremenô, hag é servichô anézhô.

38. Ha mar teû d'ann eil dihun, ha mar teû d'ann trede dihun, ha mar hô c'hâv évelse, euruz eo ar vévellou-ze.

39. Hôgen gwézit pénaoz ma oufé ar penn-tiegez pé da heur é tlefe dond al laer, é chounfé dihun hépmâr, ha na lezfé két toulla hé dî.

40. Ha c'houi bézid ivé reiz; râk Mâb ann den a zeûi d'ann heur ba na ouzoc'h két.

41. Hogen Per a lavaraz d'ézhan: Aotrou, ha d'é-omp-ni eo e levérez ar barabolen-ze, pe d'ann holl?

42. Hag ann Aotrou a lavaraz d'ézhan: Piou eo, war da véoô, ann darnaouer léal ha poellek, péhini a zo het lekéat gand hé Aotrou drost hé holl dûd, évit ma rôi d'ézhô enn amzer eur boerellad gwiniz?

43. Euruz ar mevel-ze, pa zeûi hé Aotrou, mar bez kavet gant-han oc'h ôber ével-sé.

44. É-gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, pénaoz war hé holl vadou hel lakai da benn.

45. Ma lavar ar mevel-zé enn hé unan: Va Aotrou a zalé da zont; ha ma téraou skei gand he vévellou ha gand hé matézien, ha dibri, hag éva, ha mezvi:

46. Aotrou ar mével-zé a zeûi d'ann deiz na c'hortozô ket, ha d'ann heur na wézô két; hag é ranoô anézhan, hag é lakai eur gevren anézhan gand ann dud dizléal.

47. Ar mevel péhini a anavez ioul hé Aotrou, ha n'en devézô két gréat hervez hé ioul, a vezo kannet kaer.

48. Hôgen ann hini péhini n'en devézô kéd anavézet hé ioul, hag a zellez gwanérez, hen-nez a vézô gwanet eunn nebeût. Kalz a vézô goulennet digand ann hini da béhini é vézô rôet kalz, ha muioc'h c'hoaz a vézô goulennet digand ann hini da behini e vezô rôet muioc'h.

49. Deûed ounn da deûrel ann tân war ann douar; ha pétrâ a c'hoantaann-me német ma teûfé da enaoui?

50. Badézet é tleann béza: ha pégément eo mall gan-en e vé sévénet kement-sé?

51. Ha c'houi a venn é venn deûed da gâs ar péoc'h war ann douar? Nann, a livirion d'é-hoc'h, hôgen deûed ounn da gâs ar rann.

52. Râk mar bez pemp dén enn eunn ti, é vézint dizunvanet, trî ouc'h daou, ha daou ouc'h trî.

53. Ann tâd ouc'h hé vâb, hag ar mâb ouc'h hé dâd; ar vamm ouc'h hé merc'h, hag ar verc'h ouc'h hé mamm ar vamm-gaer, ouc'h hé merc'hkaer, hag ar verc'h-kaer oud hé mamm gaer.

54. Lavaroud a réa ivé d'ar bobl: Pa wélit eur goabren ô sevel eûz ar c'hus-héol, é livirit râk-tâl: Dond a rai glaô; hag é teû.

55. Ha pa c'houéz avel ar c'hresteiz, é livirit : Tomm é vezô ; hag a teû da véza tomm.

56 Pilpouzed, anaoud a rec'h doaréou ann éor hag ann douar ; hôgen pénaoz na anavézit-hu ket ann amzer-man ;

57. Pénaoz na anavezit-hu kéd diouc'h ar pez a c'hoarvez gan-é-hoc'h ar péz a zô gwirion ?

58. Hôgen p'az éz gand da énébour dirâg ar penn-brô, laka évez d'en em zieûbi anézhan, gand aoun na lakaje ac'hanod étre daouarn ar barner, n'aa lakaje ar barner étré daouarn ar ministr, hag ar ministr er vâc'h.

59. Hel lavaroud a rann d'Id ; na zeûi két kuid ajese, kén n'aa pézô distaoled ann divéza gwenneck.

## XIII. PENNAD.

1. ENN hévéleb amzer a teûaz hinienou da lavaroud da Jézuz diwar-benn ar Galiléed, gwâd peré en doa mesket Pilat gand hô sakrifisou.

2. Hag hén a respountaz hag a lavaraz d'ezhô : Ha c'houi a venn pénaoz ar Galiléed zé a zô ar brasa pec'herien eûz ann holl C'haliléed, dré ma hô deûz gouzanvet kément-se ?

3. Nann, a lavarann d'é-hoc'h ; hôgen ma na rît pinijen, é varvod holl ével-t-hô.

4. Ha c'houi a gréd ivé pénaoz ann triouec'h dén war béré eo kouézet tour Siloe, ha gand péhini int bét lazet, a ioa brasoc'h dléourien *da Zoue* égéd ann holl dud a choume é Jérnzalem ?

5. Nann, a lavarann d'é-hoc'h ; hôgen ma na rît pinijen, é varvod holl ével-t-hô.

6. Lavaroud a réaz ivé ar barabolen-man : Eunn dén en doa eur wézen fiez plantet enn hé winien, hag é teûaz da glask frouez enn-hi, ha na gavaz ket.

7. Hôgen lavaroud a réaz da labourer hé winien : Chétu tri bloaz zô aba ma teûann da glask frouez er wézen fiez-man, ha na gavann két · troue'h hi 'ta ; râk pérâg ivâ é talc'h ann douar ?

8. Hag hén a respountas, hag a lavaraz d'ézhan · Aotrou, lez-hi c'hoaz eur bloaz, évit ma toullinn war-drô, ha ma likiinn teil.

9. Ha martézé é tougô frouez : anéz pelloc'h é troue'hi anézhi.

10 Hôgen Jézuz a gélenné er sinagog da zeiz ar sabbat.

11. Ha chétu é teûaz eur vaouez, péhini a ioa enkrezet gand eur spéred hag a lékea anezhi da véza klân triouec'h bloaz a ioa, hag hi a ioa kroummet, enn bévelep doaré na hellé két selloud a-ûz d'ézhi.

12. Jézuz ô véza hé gwelet, hé galvaz, hag a lavaraz d'ezhi : Maouez, dieûbed oud eûz da c'hléaved.

13. Hag é lékeaz hé zaonarn war-n-ézhi ; hag hi a oe ecunet râk-tâl, hag a veûlaz Doué.

14. Hôgen eur penn sinagog péhini a ioa droug enn-han ô veza ma iac'héé Jezuz é deiz ar sabbat, a lavaraz d'ar bobl : C'houéac'h dervez zô é péré é tléeur laboura, deûd éta enn deisiou-ze évit béza iac'heet, ha na zeûit kéd é deiz ar sabbat.

15. Neûzé ann Aotrou a respountaz hag a lavaraz · Pilpouzed, ha na zistag két pép hini ac'hanoc'h é deiz ar sabbat hé éjenn pé hé azen, évid hé denna eûz ar c'hraou hag hé gâs d'ann dour ?

16 Ha né oa két réd ivé, é deiz ar sabbat, dieûbi hou-man, péhini a zô merc'h da Abraham, ha péhini a ioa enkrézet gant Satan triouec'h bloaz a ioa ?

17. Ha pa lavaraz kément-sé, hé holl énebourien a rusaz · hag ann holl bobl en em laouénaé oc'h hé wéloud oc'h ôber kémend a draou meûleûdus.

18. Lavaroud a réaz c'hoaz · Ouc'h pétrâ eo hénvel rouantélez Doué, pé ouc'h petrâ éc'h hevélébékainn-mé anézhi ?

19 Hénvel eo oud eur c'hreûnen sézô a gémer eunn dén hag a laka enn hé liors. Kreski a ra, hag é teû

da véza eur wézen vrâz; ha labouzed ann éar a arzaô war hé skourrou.

20. Lavaroud a réaz c'hoaz Ouc'h petrâ éc'h hevelebékainn rouantélez Doué?

21. Henvel eo oud ar goell a gemer eur vaouez évid hé guza é tri feûr bleûd, bété ma teû holl da c'hôi.

22. Ha Jézuz az éa dré ar c'herriou, dré ar bourc'hiou enn eur gelenna, hag enn eur dostaad ouc'h Jéruzalem.

23. Hôgen unan-bennâg a lavaraz d'ézhan: Aotrou, ha nébeûd a hini a vézô salvet? Hag héñ a lavaraz d'ezhô:

24. Strivid évit mond dré ann ôr enk; râg hel lavaroud a rann d'é-hoc'h, kalz a dûd a glaskô mond ébarz, ha na hellint két.

25. Hogen pa vezô ead ar penn-tî ébarz, ha pa en dévézô serred ann ôr, é chnumod er-méaz, hag é téraouot skei war ann ôr, ô lavarout: Aotrou, digor d'é-omp; hag héñ a respountô hag a lavarô d'é-hoc'h: Na ouzonn kéd a béleac'h oc'h.

26. Neûzé é téraouot lavarout: Debret hag évet hon eûs dira-z-od ha té éc'h eûz kélennet enn hon marc'halec'hiou.

27. Hag héñ a lavarô d'é-hoc'h: Na ouzonn kéd a béleac'h oc'h: tec'hid diouz-in, tûd disleal.

28. Énô é vézô gwelvan ha skrîñdent; pa wélot Abraham, hag Izaak, ha Jakob, hag ann holl Brofédéd é rouantélez Doué, ha c'houi kased er-meaz.

29. Dond a raï tûd eûz ar Saôh éol, hag eûz ar C'hûs-héol, hag eûz ann Hanter-nôz, hag eûz ar C'hresteiz, péré a azezô é rouantélez Doué.

30. Hag ar ré-ziveza a vézô ar ré-genta haz ar ré-genta a vézô ar ré-zivéza.

31. Enn deiz-zé é teûaz d'hé gavout hiniennou eûz ar Farizianed, ô lavaroud d'ézhan: Kea-kuit, ha kerz ac'hann; râg Hérodez a fell d'ézhan da laza.

32. Hag héñ a lavazaz d'ézhô: It, ha livirid d'al louarn-zé; Chétu é kasann-kuît ann diaoulou, hag é rôann ar iec'hed d'ar ré-glanv hiriô ha war c'hoaz, hag ann trédé deiz é vezin o kased-da-benn.

33. Koulskoudé réd eo d'in kerzoud hiriô ha war-c'hoaz hag antrooñoz, râg eur Profed na dlé ket béza lékéad d'ar marô er-meaz eûz a Jéruzalem.

34. Jéruzalem, Jéruzalem, té péhini a lâz ar Brofédéd, hag a labez ar ré a zô kased d'îd, péd gwéach em eûz-me mennet strolla da vugalé, é-c'hiz ma stroll eul labous hé oéiz dindân hé diou askel, ha né két felled d'id?

35. Chétu ho ti a vézô léred d'é-hoc'h dilezet. Râk hel lavaroud a rann d'é-hoc'h penaoz n'am gwélot mui, ken na zeûot da lavarout: Benniget ra vézô ann hini a zeû enn hanô ann Aotrou.

## XIV. PENNAD.

1. JEZUZ enn eunn deiz sabbat az éaz é tî eur Penn dén eûz ar Farizianed, évid dibri bara, hag hi a arvesté anézhan.

2. Ha chétu eunn dén klanv gand ar c'hoenv a ioa dira-z-han.

3. Neûzé Jézus a gomzaz oud Doktored al lézen, hag oud ar Farizianed, hag a lavaraz d'ézhô. Hag aotréed eo iac'haad ar ré-glanv e deiz ar sabbat?

4. Hag hi a davaz. Hôgen héñ ô véza kroged é dourn ann den-zé, a iac'héaz anézhan, hag hen c'hasaz kuît.

5. Goudé é lavaraz d'ézhô: Péhini ac'hanoc'h mar bé kouézet hé azen pe hé éjenn er puns, na den-jé kéd anézhan râk-tâl da deiz ar sabbat zô-ken?

6. Ha na hellent respounta nétrâ ouc'h kément-sé.

7. Neûzé ô lakaad éves pénnoz ar ré a ioa péded da zibri a zilcané al lec'hiou kenta ouc'h taol, e tanévellaz ar baraholen-man d'ézhô, ô lavarout:

8. Pa vezi péded da eunn eû-

rehd, n'en em laka két el léac'h kenta ouc'h taol, gand aoun n'en em gafche é touez ar ré bédet eunn dén a vrasoc'h stád égéd od;

9. Ha na zeûfe ann hini en deûz pédet ann eil hag égilé, ha na lavarfé d'id: Rô al léac'h-zé da hé-man; n'az afer neûzé eunn cur rusia el léac'h divéza.

10. Hôgen pa vézi pédet, kéa, hag en em laka el léac'h divéza, évit, pa zeûi ann hini en deûz da bédet, ma lavaro d'id. Va miñoun, piñ uc'héloc'h. Neûze é vézi meûlet gand ar ré a vézô ouc'h taol gan-éz.

11. Râk piou-bennâg en em uc'hélai a vézô izéleet; ha piou-bennâg en em izélai a vézô uc'héléet.

12. Lavaroud a réaz ivé d'ann hini en doa bé hédet: Pa réz eul lein, pé eur goan, na béd na da viñouned, na da vreûdeûr, na da gerent, na da amezeien pinvidik; gand aoun na bédchent ivé ac'hanod, ha na zistaolchend d'id ar pèz hô deûz bét.

13. Hôgen pa réz banvez, péd ar beorien, ar ré-vac'hañ, ar ré-gamm, hag ar ré zall.

14. Hag euruz é vézi, dré n'hô deûz két peadrâ da zisteûrel d'id; râk distaoled é vezô d'id da adsav ar ré-wirion.

15. Unan eûz ar ré a ioa ouc'h taol, ô véza klevet kément-sé, a lavaraz d'ezhan: Euruz eo ann hini a zebr bara é rouantelez Doué.

16. Ha Jézuz a lavaraz d'ezhan: Eunn den a réaz eur goan vrâz, hag a bédaz kalz a dûd.

17. Ha da bred ar goan é kasaz hé vével da lavaroud d'ar ré a ioa bet pédet da zont, râk daré ed oa pép trâ.

18. Hôgen ann boll a zérsouaz en em zigarézi, hag ar c'henta a lavaraz d'ézhan: Préned em eûz eur c'henkiz, ha réd eo d'in mond d'hé wélout: da bidi a rann, didamall ac'hanoun.

19. Eunn all a lavaraz: Préned em eûz pemp géô éjenned, hag éz ann d'hô arnodi: da bidî a rann, didamall ac'hanoun.

20. Eunn all a lavaraz: Eurvaouez em eûz kéméret, hagével-sé na hellann két mont.

21. Hag ar mével ô véza distrôet a zanévellaz kément-man d'hé vestr. Neûzé ar penn-tî a zavaz droog ennhan, hag a lavaraz d'hé vével: Kea râk-tâl er marc'hallec'hiou, hag é ruiou kéar; ha digas aman ar bébeour, hag ar ré-vac'hañ, hag ar ré-zall, hag ar ré-gamm.

22. Hag ar mével a lavaraz d'ézhan: Aotrou, ar péa éc'h eûz gourc'hemenned a zô gréat, ha léac'h ez eûz c'hoaz.

23. Hag ann Aotrou a lavaraz d'hé vével: Kéa dré ann henchou, hag a-héd ar girzier, ha laka ann dûd da zond ébarz dré rédi, évit ma vézô leûn va zî.

24. Hôgen lavaroud a rann d'éhoc'h penaoz hini eûz ar wazed-zé péré a zô galvet, na dantai va c'hoan.

25. Eul lôd brâz a dûd ar éa gant Jézuz: hag hén ô tistrei a lavaraz d'ézhô:

26. Mar teû eur ré d'am c'haout, ha na gasa kéd hé dâd, hag hé vamm, hag hé c'hrég, hag hé vugalé, hag hé vreûdeûr, hag hé c'hoarézed, hag ivé hé vuez hé-unan, na hell két béza dikibl d'in.

27. Ha piou-bennâg na zoug kéd hé groaz, ha na heûl kéd ac'hanoun, na hell két béza dikibl d'in.

28. Râk piou ac'hanoc'h, mar en défé c'hoant da zével eunn tour, na niverfe da genta war hé c'horregez ann dispiñ a vézô réd da óber, évit gouzout mar en dévézô peadrâ da beûr-óber;

29. Gand aoun, goudé m'en dévézô taoled ann diazez, ha n'en dévézô két gellet peûr-óber, na deûfé ar ré holl a wélô kément-sé da óber-goab anézhan,

30. O lavarout: Ann dén-man en doa déraouet sével *eunn tour*, ha n'en deûz két gellet hé beûr-óber.

31. Pé piou eo ar roué péhini a

vond enn bent évid ôber brézel oud eur roué all, na goun da genta enn hé c'horrégez, mar gell kurzout gant dék mil dén, a-eneb eur ré a zeû d'hé ziarbenna gand ugent mil dén?

32. Anéz, ha pa vé c'hoaz pell, é kâs kannaded, hag é c'houlenn ar péoc'h.

33. Ével-sé piou-bennâg ac'hanoc'h ha na zilez két kémend en deûz, na hell két béza diskibl d'in.

34. Ar c'hoalen a zô mâd. Hôgen mar teû ar c'hoalen da véza dizall, gant pétrâ é vézô bilennet?

35. N'eo mui mâd nag évid ann douar, nag évid ann teil; hôgen bé deûrel a r eur er meaz. Ra zélaouô néb en deûz diskouarn da zélaoui.

## XV. PENNAD.

1. HOGEN ar Bublikaned hag ar bec'herien a dôstéé out-han, évid hé glevout;

2. Hag ar Farizianed, hag ar Skribed a grôzé, ô lavarout: Pérâg ann dén-zé a zigemer bép péc'herien, hag a zebr gant-hô?

3. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhô ar barabolen-man:

4. Pehini ac'hanoc'h, mar en défé kant danvad, ha ma teûfe da goll unan anezhô, na lesché kéd ann naontek ha pevar-ugend all el leac'h-distrô, évit mond da glask ann hini a ioa dianket, bété m'en défé hé gavet?

5. Ha goude m'en deûz hé gavet, é laka anezhan laouen bráz war hé ziskouz;

6. Hag ô tond d'ar géar, é stroll hé viñouned hag hé amézeien, hag é lavar d'ézhô: En em laouénait gan-én, rák kaved em eûz ann danvad em boa kollet.

7. Lavaroud a rann d'é-hoc'h pénaoz é vézô ivé muioc'h a laouénidigez enn énv évid eur péc'her pehini a ra pinijen, égéd évit naontek ha pevar-ugend den gwirion, péré n'hô deûz kéd ézomm a binijen.

8. Pé Piou eo ar vaouez, mar é défé dék péz-arc'hant, ha ma kolfé unan anezhô, ha na énaouîfé kéd ar c'hleûzeur, ha na skubfé kéd ann tî, évid hé glask gant préder, beté ma é défé hé gavet?

9. Ha goudé ma é deûz hé gavet, é stroll hé miñounézed hag hé amézégézed, ô lavarout: En em laouenait gan-én, râk kaved em eûz ar péz arc'hant em boa kollet.

10. Ével-sé hel lavarann d'é-hoc'h, pénaoz é vézô laouénidigez é-touez ann Éled, pa zeû eur pec'her hepkén da ôber pinijen.

11. C'hoaz é lavaraz: Eunn dén en doa daou vab:

12. Hag ar iaouanka anézhô a lavaraz d'hé dâd: Va zâd, rô d'in al lôden zanvez a zigouéz d'in. Hag hen a rannaz hé zanvez gant-hô.

13. Hag eunn nebeûd dervésiou goudé, ar màb iaouanka, ô véza dastumet kémend en doa, en em lekéaz enn hent évit mond étrézeg eur vrô beil meûrbed, hag énô é tispiñaz hé zanvez ô véva gant gadélez.

14. Ha pa en doé dispiñet kémend en doa, é c'hoarvézaz eunn naounégez vrâz er vrô-zé, hag ô teûaz da ézommékaat.

15. Kuld éz éaz éta, hag en em lakaad a réaz é gôpr gand eunn den eûz ar vrô. Hag hé man hen kasaz enn eunn ti d'ézhan war ar maez, évit mesa ar moc'h.

16. C'hoanteed en divijé leûña hé gôf gand ar c'hlosou a zebre ar moc'h, ha den na rôé d'ézhan.

17. Hogen ô véza distrôed d'ézhan hé unan, é lavaraz: A bed gôpraer zô é tî va zâd hag en deûz bara é leiz, ha méa varv amañ gand ann naoun?

18. Sével a rinn, hag éz inn étrézé va zad, hag é livirinn d'ézhan: Va zâd, péc'hed em eûz a eneb ann énv hag enn da énep;

19. N'ounn két talvoudek pelloc'h da véza galved da vâb: va zigémer ével unan eûz da c'hôpraerien.

20. Hag é savaz, hag é teûaz étrézég hé dâd. Hôgen pa édo c'hoaz pell, hé dâd hen gwélaz, hag en

doé truez out-han; hag ô trédek é lammaz d'hé c'houzouk, hag é pokaz d'ézhan.

21. Hag hé vâb a lavaraz d'ézhan: Va zâd, péc'hed em eûz a eneb ann énv hag enn da énep; n'ounn két talvoudek pelloc'h da véza galved da vâb.

22. Hôgen ann tâd a lavaraz d'hé vévellou: Digasit buan he zae genta, ha gwiskit-hi d'ezhan, ha likid eur walen ouc'h hé vîz, ha bouton enn hé dreid:

23. Digasid ivé al leûé lard, ha lazit-hén; debromp ha greomb banvez.

24. Râg ar mâb-man d'in a ioa marô, hag eo asbévet: dianked oa, hag eo askavet. Hag en em lakaad a réjond de ober banvez.

25. Hôgen hé vap hena a ioa er park: ha pa zistrôaz ha pa dôstaaz ouc'h ann ti, é klevaz ar c'hân hag ar c'horol:

26. Hag é c'halvaz unan eûz ar vévellou, hag é c'houlennaz pétrâ é oa kément-se.

27. Hag hé-man a lavaraz d'ezhan: Da vreûr a zô deûet, ha da dâd en deûz lazed al leûé lard, ô véza ma 'z eo distrôet iac'h.

28. War gément-se é savaz droug enn-han ha na fellé ked d'ezhan mond-ebarz. Hôgen hé dâd ô véza éad-er-méaz, en em lékeaz d'hé bidi.

29. Hag hé-man a respountaz, hag a lavaraz d'he dâd: Chétu meûr a vloaz zô aba émounn ôu-dân da c'hourc'hémennou, ha biskoaz n'ounn tréménet dreist hini anézhô: ha biskoaz n'ec'h eûz rôed eur c'havrik d'in, évid ôber banvez gant va miñouned.

30. Hogen kerkent ha ma eo deûed ar mâb-man d'id, péhini en deûz dehret hé zanvez gant gisti, éc'h eûz lazed évit-han al leûé lard.

31. Hag ann tâd a lavaraz d'ezhan: Va mâb, té a zô bépred ganén, ha kémend em eûz a zô d'id:

32. Hôgen réd é oa ôber banvez hag en em laouénaat, râg ar breûr-man d'id a ioa marô, hag eo asbévet: dianked é oa hag eo askavet.

## XVI. PENNAD.

1. JÉZUZ a lavaraz ivé d'hé ziskibled: Eunn dén pinvidik en doa eur mérer: hag hé-man a oé tamalled dira-z-han da véza trézet hé vadou.

2. Hag hén a c'halvaz anézhan, hag a lavaraz d'ézhan? Pétrâ a glevann-mé diwar da henn? Daskor kount d'in eûz da vererez, râg hiviziken na helli mui mera va madou.

3. Hôgen ar mérer a lavaraz enn-han hé-unan: Petrâ a rinn-mé, pa lamm va aotrou ar mérez hé vadou digan-en? Na helfenn két labourа ann douar, ha rusia a rafenn ô korka.

4. Gouzoud a rann pétrâ a rinn, évit, pa vézô lamet ar merérez digan én, ma tigémérind ac'hanoun enn hô ziez.

5. O véza éta galvet kémend hini a dlié d'hé aotrou, é lavaraz d'ar c'henta: Pégemend a dléez té d'am aotrou?

6. Hag hén a lavaraz: Kant barazik éôl. Hag hén a lavaraz d'ezhan: Kemer da zlead, azez azé, ha skrîv hanter-kant.

7. Da eunn all é lavaraz: Ha té, pégément é tleez té? Hag he-man a lavaraz: Kant feûr gwiniz. Hag hén a lavaraz d'ézhan: Kemer da akrîd, ha skrîv pevar-ugent.

8. Hag ann Aotrou a veûlaz ar mérer disleal-ze, dré m'en doa méret gant furnez: râk bugalé ar béd-man a zô furoc'h enn hô gwenn éget bugale ar goulou.

9. Ha mé a lavar d'e hoc'h: Grît miñouned d'é-hoc'h gand ar madou disléal, évit, pa zeûod da goueza, ma tigémérind ac'hanoc'h enn teltou hir-baduz.

10. Néb a zô léal enn traou dister, a zô léal enn traou brâz: ha néb a zô disléal enn traou dister, a zô disléal enn traou brâz.

11. Ma n'hoc'h ket bét éta léal

er madou disléal, piou a fiziô enn-hoc'h ar madou gwirion?

12. Ha ma n'hoc'h két bét léal er madou a-ziavéaz, piou a roi d'e-hoc'h ar péz a zô d'e-hoc'h?

13. Dén é bed na hell servicha daou aotrou: râk pé é kasaô unan, hag é karô égilé; pe en em stagô oud unan, hag é faeo égilé. Na hellit két servicha Doué hag ann diaoul.

14. Hôgen ar Farizianed, péré a ioa tûd-piz, a glevé kement-sé, hag a réa goab anézhan.

15. Hag hen a lavaraz d'ézhô: Évid hoc'h-hu en em ziskouezit gwirion dirâg ann dûd; Doué a anavez hô kalonou: râg ar pez a zô uc'hel war ménoz ann dûd a zô eunn dra argarzuz dirâk Doué.

16. Al lezen hag ar Brofeded a zô bét hétê Iann: adaleg ann amzer-ze rouantélez Doué a zô bet prezeget; ha pep hini a laka hé striv évit mond enn-hi.

17. Kentoc'h é tremenô ann énv hag ann douar, égét na vézô tennet eul lizeren eûz al Lézen.

18. Piou-bennâg a gâs kuîd hé c'hrég, hag a gémer eunn all, a gouéz enn avoultriez: ha piou-bennâg a zimez gand eur c'hrég kazet-kuît gand hé ozac'h, a gouez enn avoultriez.

9. Béz' éz oa eunn dén-pinvidik, péhini a ioa gwisket a vouk hag a lien moan: hag é réa bauvez bemdez gant mizou brâz.

20. Béz' éz oa ivé eunn dén-paour hanvet Lazar, péhini a ioa gourvézet ouc'h hé zôr, goloed a c'houliou,

21. Péhini en défé bet c'hoant d'en em walc'ha gand ar bruzun a gouéze diwar daol ann dén pinvidik, ha dén na rôé d'ézhan: hôgen ar chas a deûé, hag a lipé hé c'houliou.

22. Hôgen c'hoarvézoud a réaz pennaoz é varvaz ann dén-paour, hag é oé douget gand ann Eled é askré Abraham. Ann dén pinvidig a varvaz ivé, hag é oé henet enn Ifern.

23. Hôgen pa édo enn enkrez, é savaz hé zaou-lagad, hag é wélaz Abraham a-bell, ha Lazar enn hé askré.

24. Hag hén enn eur c'harmi a lavaraz: Tâd Abraham, ar péz truez ouz-in; kâs Lazar, évit ma lakai penn hé viz enn dour, ha ma freskai va zéôd; râg gwall enkrézed ounn er flamm-man.

25. Hag Abraham a lavaraz d'ézhan: Va mâb, az pez koun pennaoz éc'h eûz bét da vadou enn da vuez; ha pénaoz Lazar n'en deûz bet nemet poaniou: hôgen brémaň hen a vézô dizoaniet, ha té a vézô enkrézet.

26. Hag é kément-sé holl, éz eûz eur poull brâz étré nî ha c'houi, enn hevelep doare na helló hini mond ac'hann étrézég enn-hoc'h, na dond aman a-les-sé.

27. Hag ann den pinvidik a lavaraz d'ezhan: Va zâd, da bidi a rann d'hé c'hâs da dî va zâd;

28. Râg pemp breûr em eûz: évit ma testéniô kement-man d'ézhô, gand aoun na zeûfend ivé hô-unan el leac'h enkrezuz-man.

2 . Hag Abraham a lavaraz d'ézhan: Moizez hag ar Brofeded hô deûz, selaouent anézhô.

30. Nann, émé-z-han, tâd Abraham; hôgen mar d-a unan eûz ar re-varô d'ho c'havout, é raint pinijen.

31. Abraham a lavaraz d'ézhan: Ma na zélaouont na Moizez nag ar Broféded, na grédint két ken nébeût, ha pa zafé unan eûz a douez ar ré-varô.

## XVII. PENNAD.

1. HA Jézuz a lavaraz d'hé ziskibled: Réd eo é teûfé gwall skouériou: hôgen gwa d'ann hini eûz a béhini é teûont.

2. Gwelloc'h é vé d'ézhan é vé staged ouc'h hé gouzoug eur méan milin, hag é vé taoled er môr, égét ma rófé gwall skouér da unan eûz ar vugaligou-man.

3. Likid évez ouz-hoc'h. Mar en deûz péc'hed da vreûr enn da énep,

tamall anézhan : ha ma en deûz keûz, distaol d'ézhan.

4 Ha mar pec'h enn da énep seiz gwéach enn deiz, ha mar tistrô seiz gwéach enn deiz d'az kavout, enn eûl lavarout : Keûz em eux ; distaol d'ézhan.

5 Hag ann Ébestel a lavaraz d'ann Aotrou : Kresk hor feiz-ni.

6 Hôgen ann Aotrou a lavaraz : Ma ho pe feiz evel eur greûnen zezô, hag e lavarfac'h d'ar wezen-vouar-zé : En em zic'hrisienn, ha kea d'en em blanta er môr ; senti a rajé ouz-hoc'h.

7. Piou ac'hanoc'h ma en deûz eur mevel ouc'h ara pé ô vesa, a lavarfé d'ézhan pa eo distrô eûz ar park : Kéa râk-tâl, hag en em laka ouc'h taol ;

8. Ha na lavarfé két kentoc'h d'ézhan : Aoz koan d'in, en em c'houriz, ha servich achanoun, bété ma em bézô debret hag évet ; ha goudé-zé é tebri hag éc'h évi ?

9. Ha n'en devézô kéd a drugarez d'ar mevel-zé, mar gra kément ha m'en deûz gourc'hémennet d'ézhan ?

10. Na grédann két. Évelsé c'hout ive, p'ho pézo great kémend ha ma zô gourc'hémennet d'é-hoc'h, livirit : Mévellou didalvez omp : kémend hor bua da ôber, hon eûz great.

11. Eunn deiz pa 'z éa da Jéruzalem, é treméné Jézuz dré greiz Samari hag ar Galiléa.

12. Ha pa 'z éa ebarz eur voure'h, é oé diarbennet gant dék déa lovr, péré en em zalc'hé a bell ;

13 Hag o sevel hô mouéz, a lavaré : Mestr, az pez truez ouz omp.

14. Pa wélaz anézho, é lavaraz : Id, hag en em ziskouezid d'ar veleien. Ha pa 'z éjont é oent iac'héet

15. Hôgen unan anézhô, ô wélout pénaoz é oa paréet, a zistrôaz war hé c'hiz, hag a veûlaz Doué gand eur vouéz gré ;

16. Hag en em daolaz oud hé dreid, oc'h hé drugarékaat : hag hé man a ioa eur Samaritan.

17. Neûzé Jézuz a lavaraz : Ha né d-eo két bet iac'héet ann deg boll ? Péléac'h éma ann nao all ?

18. N'eûz két bet kaved hini a gément a vé distrôet, hag en défé meûlet Doue, nemed ann diavésiad man.

19. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhan : Saô, ha kea, da feiz en deûz da iac'héet.

20. Ar Farizianed ô véza goulenned digant han peûr é teûje rouantélez Doué, é respountaz d'ezhô ô lavarout : Rouantélez Doue na teûi két enn eunn doare arwézuz.

21. Ha na vézô két lavaret : Éma aman, pé éma azé. Râk chétu éma rouantélez Doué enn hô kreiz.

22. Neûzé é lavaraz d'hé ziskibled : Dond a rai eunn amzer é pélmi ho pézô c'hoant da weloud unan eûa a zeziou Mâb ann den, ha n'hen gwélot két.

23. Hag hî a lavarô d'é-hoc'h : Éma aman, pé éma ahont. N'a it kéd di, ha na heûlit ked anézhô.

24. Râg é-c'hiz ma teû eul luc'heden da lugerni eûz a eur penn d'ar penn all eûz ann env ; évelsé e teûi Mâb ann dén enn hé zeiz.

25. Hôgen araok neûzé eo réd d'ézhan gouzanvi kalz ha béza distaolet gand ar wenn man.

26. Hag é-c'hiz ma eo c'hoarvézet é deiziou Noe, évelsé é c'hoarvézô da zeziou Mâb ann dén.

27. Ann dûd a zebre hag a évé : dimizi a réant hag é réant dimiziou bétég ann deiz m'az éaz Noe enn arc'h : hag al livaden a teûaz, hag a gasaz ann holl gant-hi.

28. Hag é c'hiz ma c'hoarvézaz ivé é deiziou Lot : ann dûd a zebré hag a evé, a hréné hag a werzé, a blanté hag a zavé tiez :

29 Hôgen enn deiz m'az éaz Lot er méaz eûz a Zodoma, é glaôiaz tân ha soufr eûz ann env, hag a gasaz ann holl gant hô.

30. Évelse e c'hoarvézô ivé pa en em ziskouézô Mâb ann dén.

31. Enn heur-zé, neb a vézo war hé doen, hag hé listri enn ti, na

ziskennet két évid hô c'héméroul; ha néb a vézô er park na zistróet ked ive war hé giz.

32. Hô pézet koun eûz a c'hrég Lot.

33. Piou-bennâg a fellô d'ézhan savetei hé vuez, hé c'hollô: ha piou-bennâg hé c'hollô a zavétéô anézhi.

34. Hel lavaroud a rann d'é-hoc'h pénaoz enn nozzé, eûz a zaou a vezô enn eur gwélé, unan a vézo kéméret, hag égilé a vezô lézet.

35. Eûz a ziou a vézô ô vala kévret, unan a vézô kéméret, hag ében a vézo lezet. Eûz a zaou a vézô enn eur park, unan a vézô kéméret, hag egile a vezô lézet.

36. Hag hi a respountaz hag a lavaraz d'ézhan: E péleac'h, Aotrou?

37. Hag hén a lavaraz d'ézhô: E péleac'h-bennag ma vézô ar c'horf, énô en em strollô ann éred.

## XVIII. PENNAD.

1. LAVAROUD a réaz ivé ar barabolen-man d'ézhô, évid diskouéza penaoz eo réd pidi bépréd, hag heb éhana,

2. O lavarout: Béz' éz oa eur Barner enn eur géar, ha na zoujé kéd Doué, ha n'en doa aoun é-béd rág ann dûd;

3. Bez' éz oa ivé eunn intanvez er géar-ze, hag a zeûaz d'hé gavout, ô lavarout: Kastiz va énébour.

4. Hag é-pâd pell-amzer na fellaz kéd d'ezhan hé ôber. Hôgen goudé ze é lavaraz enn han hé-unan: Petrâ-bennâg na zoujann kéd Doué, ha n'em eûz aoun é-béd râg ann dûd,

5. Koulskoudé, ô véza ma teû ann intanvez-zé da heskina ac'hanoun, e kastizinn hé énébour, gand aoun na zeûfe enn-divez da vézékaad ac'hanoun.

6. Neûzé ann Aotrou a lavaraz: Klevit petrâ a lavar ar barner dis-léal.

7. Hôgen ha Doué na gastizô két énébourien hé zent, paré a lenv out-han nôz deiz, hag habaskded en devézô enn hô c'henver?

8. Hel lavaroud a rann d'é-hoc'h pénaoz é kastizô hep dalé hô énebourien. Hôgen pa zeûi Mâb ann dén, ha c'houi a venn pénaoz é kavô feiz war ann douar?

9. Lavaroud a réaz ivé ar barabolen-man da hiniennou, peré a fisié enn-hô hô-unan é c'hiz túd gwirion, hag a réa faé eûz ar ré all.

10. Daou zén a biñaz enn templ evit pidi: unan a ioa Farizian, hag égile Publikan.

11. Ar Farizian oc'h en em zerc'hel enn hé zâ, a bédé ével-henn enn-han he-unan: Va Doué, da drugarékaad a rann ô véza n'ounn kéd evel ar ré all eûz ann dûd, péré a zô laéroun, disleal, hag avoultrerien: na zô-kén ével ar Publikan-man.

12. Diou wéach ar zizun é iunann: ann déog a róann war gémend em eûz.

13. Hag ar Publikan oc'h en em zerc'hel a bell, na grede két sével hé zaou-lagad étrezeg ann env: hag é skôé war boull hé galoun, ô lavarout: Va Doué, az pez truez ouz-inn mé pec'her.

14. Hel lavaroud a rann d'é-hoc'h pénaoz he-man a zistroiô diskarg d'hé dî, hag egilé na rai két: râk piou-bennâg en em uc'héla a vézô izeléet, ha piou-bennâg en em izela a vézô uc'héléet.

15. Neûzé é né kased d'ezhan bugaligou, évit ma lakajé hé zaouarn war-n-ézhô. Hôgen hé ziskibled pa weljond anézhô en em lékeaz d'hô c'hroza enn eunn doaré dichek.

16. Ha Jézuz a c'halvaz anézhô war drô d'ézhan, hag a lavaraz d'hé ziskibled: List ar bugaligou da zond d'am c'havout, ha na virit kéd out-hô; râk rouantélez Doué a zô évid ar ré a zô hénvel out-hô.

17. E-gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h; piou-bennâg na zigémérô két rouantelez Doué evel eur bugel bihan, n'az ai kéd ébarz.

18. Ha chétu eur prins a zeȟaz hag a lavaraz d'ézhan : Aotrou mâd, pa ec'h ober petrâ em bézô-mé ar vuez peûr-baduz ?

19. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhan : Perâg am galvez-tè mâd ? Doué hep-kén a zô mâd.

20. Ar c'hourc'hémennou a ana vézez : Na lazi két : Na avoultri két : Na laeri két : Na zougi kéd a fals testeni : Énor da dâd ha da vamm.

21. Hag hén a lavaraz : Mired em eûz kément-se adalek va iaouankiz.

22. Jézuz ô veza he glevet, a lavaraz d'ézhan : Eunn dra ec'h eûz c'hoaz da ôber : gwerz kémend éc'h eûz, ha ro hén d'ar béorien, hag ez pézô eunn tenzor enn énv : ha deûz, hag heul ac'hanoun.

23. Hé-man pa glevaz kément-sé a oe glac'haret brâz, râk pinvidik brâz é oa.

24. Hôgen Jézuz pa hen gwélaz dédet trist, a lavaraz : Pégen diez eo da eunn dén pinvidik mond é rouantélez Doué !

25. Râg easoc'h eo da eûr c'hanval tremenoud dré graouen eunn nadoz, égéd da eunn dén pinvidik mond ô rouantélez Doué.

26. Hag ar ré a zélaoué anézhan a lavaraz : Piou éta a helllô béza salvet ?

27. Hag hén a lavaraz d'ézhô : Ar péz a zô dic'halluz d'ann dûd, a zô galluz da Zoué.

28. Hôgen Per a lavaraz d'ézhan : Évid-omp-ni hon eûz dilezet peptrà, hag hon eûz da heûleit.

29. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhô : É-gwirionez hel lavarann d'é hoc'h pénaoz dén na zilezô hé dî, pé hé dâd hag hé vamm, pé hé vreûdeûr, pé hé c'hrég, pé he vugalé, évit rouantélez Doué,

30. Ha n'en dévézô enn amzer-man kalz ouc'h-penn, hag enn amzer da zont ar vuez peûr-baduz.

31. Neûzé Jézuz a géméraz gant-han ann daouzék, hag a lavaraz d'ézhô : Chétu éz éomp da Jéruzalem, ha kémend a zô bet skrivet gand ar Broféded diwar-benn Mâb ann dén a vézô sâvénet.

32. Râk lékéat é vézô etré daouarn ar Jentiled, péré a rai goab anézhan, a skourjékô anézhan hag a skôpô out-han :

33. Ha goudé héza hé skourjézet, é lazind anézhan, hag ann trédé deiz é savô a varô da véô.

34. Hag hî na hoellé netrâ eûz a gément-sé ; al lavar-ze a oa kuzet d'ézhô, ha na wient két petrâ a fellé d'ézhan da lavarout.

35. Ha pa édo tóst eûz a Jériko, eunn dén dall a ioa azézet war ann hent, hag a c'houlenné ann aluzen.

36. Ha pa glevaz ar bobl ô trémenout, é c'houlennaz petrâ ê oa kément sé.

37. Hag hî ja lavaraz d'ézhan pénaoz é traméné Jézuz a Nazaret.

38. Hag hén en em lékéaz da c'harmi, ô lavarout : Jézuz, mâb David, az péz truez ouz-in.

39. Hag ar ré a iea a raok a grôzé anézhan évid hé lakaad da dével. Hôgen hén a c'harme c'hoaz kreoc'h, ô lavarout : Mâb David, az péz truez ouz-in.

40. Hôgen Jezuz ô véza arzaouet, a c'hourc'hémennaa he gâs d'ézhan Ha pa dostaaz, é c'houlennaz digant-han :

41. Pêtrâ a fell d'Id é rajenn évid-od ? Hag ann dén dall a lavaraz d'ézhan, Aotrou, grâ ma wélinn.

42. Ha Jezuz a lavaraz d'ézhan : Gwél, da feiz en deûz da zavétéet.

43. Ha râk tâl é wélaa, hag ec'h heûlié Jézuz ô veûli Doué. Hag ann holl bobl ô wélout kément-sô a veûlaz Doué.

## XIX. PENNAD.

1. JÉZUZ ô véza eat é Jériko a dréméne dré géar.

2. Ha chétu eunn dén hanvet Zakéuz pébini a ioa da benn d'ar Bublikaned, hag a ioa pinvidik,

3. En doa c'hoant da wélout Jézuz ha d'hé anaout : ha na hellé két, dré ann abek d'ann engroez, râg gwall vihan é oa.

4. En em lakaad a réaz da rédek hag é piñaz war eur wézen zikomor évid hé wélout : râk dré énô é tlie treméuout.

5. Ha pa zeñaz Jézuz el léac'h-zé, é savaz hé zaou-lagad hag é wélaz anézhan ; hag é lavaraz d'ezhan : Zakeuz, diskenn râk-tâl ; râk réd eo d'in hirio mond da choum enn da dí.

6. Hag hen a ziskennaz râk-tâl, hag a zigéméraz Jézuz gant lauénidigez.

7. Ha pa wélaz ann holl kément-sé, é soroc'hent, ô lavarout : É ti eur pec'her eo éad da choum.

8. Hôgen Zakeuz, oc'h en em zerc'hel dirâg ann Aotrou, a lavaraz d'ezhan : Chetu, Aotrou, é rôann ann hanter eûz va madou d'ar béorien : ha mar em eûz gréat gaou oc'h unan-bennâg, é tistaolann d'ezhan péder gwéach kemend all.

9. Jézuz a lavaraz d'ézhan : Ar zalvidigez a zô bet rôed hirio d'ann ti-man ; dré m'az eo ivé hé-man mâb da Abraham.

10. Râk Mâb ann dén a zô deñet évit klaskout hag évit savetei ar péz a ioa kollet.

11. O véza ma sélaoué ann dûd-zé kément-sé gant striv, é lavaraz c'hoaz eur barabolen, dré m'az oa tôst da Jéruzalem, ha ma venent pénaoz rouantélez Doué en em ziskouézehé abarz némeûr.

12. Lavaroud a réaz 'ta d'ézhô : Eunn dén nobl a iéaz enn eur vrô bell évit kémerout eur rouantélez évit-han, hag évit dont-kuit goude.

13. Hag ô véza galvet hé zek mével, é rôaz d'ézhô dék péz arc'hant, hag e lavaraz d'ézhô : Likid ann arc'hant-zé da c'hounid, kén na zistróinn.

14. Hôgen tûd hé vrô a gasaé anézhan ; hag é kaschont kannaded war he lerc'h, évit lavaroud d'ezhan : Na fell kéd d'e-omp é vé hé-man hor roué.

15. Hag é tistroaz goude béza digéméret hé rouantélez, hag é c'hourc'hémennaz gervel ar vevellou da bere en doa rôed hé arc'hant, évit gouzout pegément en doa gounezet pép hini.

16. Hôgen ar c'henta a zeûaz hag a lavaraz : Aotrou da béz arc'hant en deûz gounézed dég all.

17. Hag he aotrou a lavaraz d'ézhan : Brâô, mével mâd, dré m'az oud bét féal war nebeûd a drâ, ez pézô galloud war zek kéar.

18. Eunn all a zeûaz hag a lavaraz : Aotrou, da héz arc'hant en deûz gounézet pemp all.

19. Hag ann Aotrou a lavaraz da hé-man : Ha té, ez pézô galloud war bemp kear.

20. Eunn all a zeûaz hag a lavaraz : Aotrou, chetu da béz arc'hant, em eûz lékead enn eunn tamm lien.

21. Râg aoun em eûz bét rag-od, dré m'az oud eunn dén garô : kémeraud a réz ar péz n'ec'h eûz két rôet, medi a réz el léac'h é péhini n'ec'h eûz kéd hadet.

22. He Aotrou a lavaraz d'ezhan : Dré da c'hénou da-unan, é varnann ac'hanod, mével fall ; té a wié pénaoz ounn eunn den garô, pénaoz é kémérann ar pér n'em eûz két rôet, ha pénaoz é védann el léac'h é péhini n'em eûz kéd hadet :

23. Pérâg éta n'éc'h eûs-té két lékéat va arc'hant war daol ar wers, évit, pa zistrojenn, ma he denjenn gant kampi ?

24. Hag é lavaraz d'ar ré a ioa énô : Tennit digant-han ar péz arc'hant ou deûz, ha rôit hén d'ann hini en deûz dék péz arc'hant.

25. Hag hi a lavaraz d'ézhan : Aotrou, dék péz arc'hant en deûz.

26. Hôgen, émé-z-han, me a lavar d'é hoc'h pénaoz da gémend en deûz é vézô roet, hag e founnô : hôgen da nép n'en deûz két, é vézo lamet digant-han kémend en deûz.

27. É kenver va énébourien péré né két fellet d'ezhô é vijenn da roué d'ézhô, digacit-hô aman, ha lazit-hô dira-z-oun.

28. Hag ô véza lavaret kément-sé,

é piñaz da Jéruzalem, ô vond araog ar ré all.

29. Ha pa dôstajend out Bétfajé hag out Betania, war ar menez a c'halveur Olived, é kasaz daou eûz hé ziskibled,

30. Hag é lavaraz d'ézhô : Id d'ar vourc'h a zô râg énep d'é-hoc'h, ha pa viod éad enn-hi, é kefot eunn azen iaouank stâg, war béhini n'eo c'hoaz piñed den; distagit-hen ha digasit-hén d'in.

31. Ha ma lavar eur ré d'é-hoc'h : Perâg é tistagit-hu hen-nez? Livirid d'ezhan : Dré ma en deva ann Aotrou ézomm anézhan.

32. Ar ré a gase az eaz éta, hag a gavaz ann azen iaouank e-c'hiz m'en doa lavared d'ezhô.

33. Hôgen pa zistagent ann azen, hé berc'hemned a lavaraz d'ézhô : Perâg é tistagit-hu ann azen iaouank-ze?

34. Hag hi a lavaraz : Dre m'en deûz ann Aotrou ézomm anézhan.

35. Hag é tigaschond anézhan da Jezuz. Ha goudé béza taolet hô dilad war ann azen, e lekéjont Jézuz war-n ézhan.

36. Ha dre m'az éa, é skiñe ann dûd hô dilad war ann hent.

37. Hôgen pa dostéé eûa a ziskenn menez Olived, ann holl ziskibled laouen braz a zéraouaz meuli Doué a bouez-penn eûz ann holl vurzudou hô doa gwelet,

38. O lavarout : Benniget ra vézô ar roué a zeû enn hanô ann Aotrou peoc'h enn énv, ha gloar enn uc'hela eûz ann énvou.

39. Neûze hiniennou eûz ar Farizianed péré a ioa é-touez ar bobl, a lavaraz d'ezhan : Mestr, krôz da ziskibled.

40. Hag hén a lavaraz d'ézhô : Hel lavaroud a rann d'e-hoc'h pénaoz ma tâv ar ré-man, ar vein hô-unan a c'harmô.

41. Ha pa dôstéé, ha pa wélaz kéar, é lénvaz war-n-ézhi, ô lavarout :

42. Ma anavézches enn deiz-man ar péa a hell digas ar péoc'h d'id; hôgen bréma kémend-sé a zô kuzed d'az daou-lagad.

43. Râk dond a rai eunn amzer war-n-od, é péhini da énébourien a rai kleûsiou war-dro d'id, hag a strôbô ac'hanod, hag a strizô ac'hanod a bep tû :

44. Da ziskara a raind d'ann douar, té hag ar vugale a zô enn-od, ha na lézint két mean war véan; ô véza n'éc'h eûz két anavézet ann amzer eûz da weladen.

45. Hag ô véza éad enn templ, é téraouaz kâs-kuît ar ré a werzé hag ar ré a brêné,

46. O lavaroud d'ezhô : Skrived eo : Va zi a zô ti ar beden Ha c'houi hoc'h eûz gread anézhan eur c'heô laeroun.

47. Ha bemdéz é keleené enn templ. Hôgen Prinsed ar véleien, ar Skribed, ha Pennou ar bobl a glaske ann darvoud d'hé golla.

48. Ha na gavent netrâ da ôber enn hé énep; râg ann holl bobl a ioa souézet brâz oc'h hé glevout.

## XX. PENNAD.

1. UNAN eûz ann deisiou-zé, pa édo ô kelenna ar bobl enn templ, hag ô prézégi ann aviel, Prinsed ar véleien, ar Skribed hag ann Henaoured en em strollaz,

2. Hag a lavaraz d'ézhan : Lavar d'e-omp gant pé c'halloud é réz kément-sé, pé piou en deûz rôed d'id ar galloud-zé?

3. Hôgen Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ézhô : Eur gér a c'houlenninn ive digan-é-hoc'h. Respountid d'in :

4. Badez Iann, hag hén a zeûé eûz ann énv, pe eûz ann dûd?

5. Hag hi a venne enn-hô hô-unan, ô lavarout : Ma lévéromp eûz ann énv, é lavarô : Perâg éta n'hoc'h eûs-hu két kréded d'ezhan?

6. Hôgen ma lévéromp eûz ann dûd, ann holl bobl a labézô ac'hanomp; râk kridi a réont évit gwir pénaoz Iann a ioa eur Profed.

7. Hag hi a respountaz pénaoz na wient két a béléac'h é teûé.

8. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhô : Ha mé na livirinn kéd d'é-hoc'h gant pe c'halloud é rann kement-se.

9. Neûzé é teraouaz lavaroud d'ar bobl ar barabolen man : Eunn dén a blantaz eur winien, hag a rôaz anézhi é gôbr da labourerien, hag az éaz enn eur vrô hell evit pell amzer.

10. Pa oe deûed ann amzer, é kasaz eur mével etrezég al labourerien, evit ma rôjend d'ézhan frouez hé winien. Hôgen ar ré-man goude béza hé gannet, hé c'hasaz kuit hep rei nétra d'ézhan.

11. Eur mevel all a gasaz d'ézhô. Hôgen hi, goudé béza ivé hé gannet, ha gread d'ézhan meûr a zismégans, hé c'hasaz-kuit hep rei nétrâ d'ézhan.

12. Eunn trédé a gasaz : Hag hi, goude béza hé c'houliet hé c'hasaz ivé kuit.

13. Hôgen Aotrou ar winien a lavaraz : Pétrâ a rinn-me? Kâs a rinn va Mâb kér d'ézho : marteze, pa hen gwélint, é toujind anézhan.

14. Hôgen al labourerien pa wéljond anézhan, a vennaz enn hô hô-unan; ô lavarout : Hé-man eo ann her, lazomp-hen, hag he zigwez a vézô d'é-omp.

15. Hag ô véza hé daolet enn tû all d'ar winien, é lazjond anézhan. Pétrâ éta a rai d'ézhô Aotrou ar winien?

16. Dond a rai, hag é kollô al labourerien-zé, hag é rôi hé winien da labourerien all. Prinsed ar véleien ô véza klevet kément-sé, a lavaraz d'ezhan : Doné ra virô.

17. Hôgen Jezuz ô selloud out-hô a lavaraz d'ézhô : Pétrâ éta eo ann dra-man a zô skrivet : Ar méan a zô bét distaolet gand ar ré a zavé ann tî, a zô deûed da véza ar méan kenta eûz ar c'horn.

18. Piou-bennâg a gouézô war ar mean zé a vézô brévet; hag ann hini war behini é kouézô a vezô friket.

19. Prinsed ar véleien hag ar Skribed hô doé c'hoant da gregi ennhan enn heur-zé; râg anavézed hô doa pénanz en doa danévellet ar barabolen zé enn hô énep. hôgen aoun hô doa râg ar bobl.

20. Hag ô lakaad évez out-han, é kasehond d'ézhan tûd peré a ozaz spiou d'ezhan, a géméraz doaré tûd gwirion, évid he géméroud enn hé gomsiou, évid hé lakaat goude étré daouarn ar penn-kear, ha merer ar vrô.

21. Hag é réjond eur goulenn d'ézhan, ô lavarout : Mestr, gouzoud a reomp pennoz é komzez hag é teskez gant gwirionez, ha pennoz n'ec'h eûz azaouez é-hed évid dén, hogen é teskez hend Doué er wirionez :

22. Ha réd eo d'e-omp rei ar gwir da Gézar, pé n'eo ket réd?

23. Hogen Jezuz pehini a wélé hô zoneltérez, a lavaraz d'ezhô : Pérâg é temptit hu ac'hanoun?

24. Diskouézid d'in eunn diner. Eûz a hiou en deûz ann hévelédigez hag ar skrid? Hag hi a respountaz hag a lavaraz d'ézhan : Eûz a Gezar

25. Hag hén a lavaraz d'ezhô : Distaolid da Gézar ar pez a zô da Gézar, ha da Zoué ar péz a zô da Zoué.

26. Ha na heljont két tamalloud hé lavar dirâg ar bobl : hag ô veza souézet brâz oc'h hé glevout, é tavchont.

27. Neûzé hinienno eûz ar Sadusséd peré a nac'h é savché ann dûd a varô da vév, a zeûaz d'hé gavout, hag a reaz eur goulenn outhan,

28, O lavarout : Mestr, Moizez en deûz skrived d'e-omp, pénaoz mar marv eunn den, ha ma na lez kéd a vugale, e tlé dimézi hé vreûr da c'hreg he-man, évit ma tigasô hâd d'hé vreûr.

29. Hôgen seiz breûr a ioa : hag ar c'henta a géméraz eur c'hrég, hag a varvaz héb bugalé.

30. Ann eil a ziméraz gant-hi, hag a varvaz hep mâb

31. Ann trédé a ziméraz gant hî, hag ar ré all goude, hag ar seiz holl a varvaz hep lézel hâd,

32 Fen-divez-holl ar c'hreg a varvaz ive.

33. Pa zavô éta ann dûd eûz a varô da véô, eûz a pehini eûz ar ré-man é vezô hi grég? Râg hô seiz int bed dimézet d'ezhi.

34. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhô : Bugale ar bed-man a gémer gragez, hag ar gragez a gémer gwazed.

35. Hôgen ar re a vezo kavet dellézeg eûz ar béd all, pa zeûi ann dazorc'hidigez, n'hô dévézô ked a c'hragez, nag ar gragez a wazed.

36. Râk na hellint mui mervel hévvel é vézind ouc'h ann Éled, hag ô véza mipien ann dazorc'hidigez, é vézint mipien da Zoue.

37. Hôgen é-kenver dazorc'hidigez ar re varô, Moizez hen diskouez hé-unan er vôden, pa c'halv ann Aotrou Doue Abraham, ha Doue Izaak, ha Doue Jakob.

38. Râk Doue, ne ked Doue ar ré varô, hôgen Doue ar re-véô : râg ann holl a zô beô dira-z-han.

39. Hôgen hinienou eûz ar Skribed a respountaz hag a lavaraz d'ézhan : Mestr, lavaret mâd éc'h eûz.

40. Ha na gredehont mui ôber goulenn é-béd out-han.

41. Hôgen Jézuz a lavaraz d'ézhô : Pérâg é lévereur pénaoz eo ar C'hrist mâb da Zavid?

42. Pa eo gwîr pénaoz David hé-unan a lavar e levr ar Salmou : Ann Aotrou en deûz lavared d'ann Aotrou : Azez war va dourn déou,

43. Bétè ma likinn da énébourien da skabel d'az treid.

44. Mar galv éta David hé-unan anézhan he Aotrou, penaoz ef-hen be vâb?

45. Neûze é-pâd ma selaoué ann holl bobl, é lavaraz d'hé ziskibled :

46. Diwallid ouc'h ar Skribed, péré a fell d'ezhô kerzout gant saeou lôstek; a gâr kaout stouou ar marc'hallec'h, beza azézed er c'hadoriou kenta er sinagogou, ha béza gourvezed war ar gwéleou kenta er banvésiou;

47. Péré a zismantr tiez ann intanvezed, war zigarez ma réont pédennou hir. Ar ré-ze hô dévézô eur varnédigez wasoc'h.

## XXI. PENNAD.

1. EUR weaeb Jézuz a zelle ouc'h ar ré binvidik péré a daole hô aluzennou er c'hef.

2. Gwéloud a réez ivé eunn intanvez baour pehini a lekéaz daou bézig arc'hant enn-han.

3. Hag é lavaraz : É gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, penaoz ann intanvez baour-zé, é deûz lékéat muioc'h égéd ar ré all.

4. Râg ar ré-zé holl hô deûz gréat rôou da Zoué diwar ar pez a founné d'ezhô : hôgen hou-man é deûz rôed eûz hé dieuez kémend é doa évid hé buézegez.

5. O véza ma lavare hinienou d'ézhan penaoz ann templ a oa savet gant mein kaer, ha kinklet gant rôou pinvidik, é lavaraz d'ezhô :

6. Dond a rai eunn amzer é péhini kemend a wélit aman a vezô dismantret, ha na joumô két méan war vean.

7. Neûzé é réjond ar goulennmann digant-han : Mestr, peûr é c'hoarvezô kément-se, ha pé arwéz a vézô, pa zinéai ann traou-zé?

8. Ha Jézuz a lavaraz : Likid evez na deûfé dén d'hô touella, râk kalz a zeûi em hanô, ô lavarout : Me eo ar C'hrist; hag ann amzer a zô tôst : n'az it két 'ta war hô lerc'h.

9. Hôgen pa glevot komza eûz a vrezeliou, hag eûz a zispac'hiou, na spountit két. Red eo é teûfe kement-sé da genta, hôgen na vezô két kerkent ann divez.

10. Neûzé é lavaraz d'ezhô : Sével a rai pobl out pobl, ha rouantélez ont rouantélez.

11. Ha bêz' é vézô é meûr a léac'h krénou douar, ha bosennou, ha naounégézou, hag é vézô gwelet enn éav traou spountuz hag arwesiou dreiz.

12. Hôgen a-raog ann holl draou-zé é krogind enn hoc'h, hag ec'h heskinint ac'hanoc'h, ô kasint ac'hanoc'h enn hô sinagogou hag er ba-

c'hiou, ha dirâg ar rouéed hag ar rénerien, enn abek d'am hanô :

13. Hag ann dra zé a dalvézo d'é-hoc'h da desténi.

14. Likid éta enn hô kalounou pénaoz na dléot két kouna araok e pé doaré é respountot.

15. Râk rei a rinn va-unan d'é-hoc'h eur génou hag eur furnez out péhini hoc'h holl énébourien na hel-lint két ôber penn, ha na hellint ked da zislavarout.

16. Hôgen c'houi a vézô gwerzet gand hô tûd, gand hô breûdeûr, gand hô kerent, gand hô miñouned, ha lôd ac'hanoc'h a vézô kased d'ar marô :

17. Ha c'houi a vézô kaséet gand ann holl enn abek d'am hanô :

18. Koulskoudé na vézô két kollet eur vléven eûs hô penn.

19. Enn hoc'h habaskded é piaouot hoc'h énéou.

20 Hôgen pa wélot eunn armé ô kelc'hia Jeruzalem, gwézit neûzé pénaoz eo tôst hé dismantr.

21. Neûzé ar ré a vézô é Judéa, éant war ar ménésiou ; ar ré a vézô é kreiz ar vrô, r'az aint kuit ; hag ar ré a vézô war hé drô, n'az aint kéd enn hi :

22. Râk neûzé é vézô deisiou ar venjans, évit ma vézô sevenet kémend a zô skrivet.

23. Hôgen gwa ar c'hragez vrazez hag ar magerézed enn deisiou zé. Râk bráz e vézô ar gwask war ann douar, ha brâz ar vuanégez a gouézô war ar bobl zé.

24. Dindân ar c'hlèzé é vézint lazet ; hag é vézint kased da sklaved enn holl vrôiou, ha Jeruzalem a vézô lacet gand ar bobloù, hété ma vézô leûniet amzer ann dudou.

25. Arwésiou a vézô enn héol, el loar hag er stéred ; hag enn douar é vézô eunn enkrez brâz é-touez ann dudou, gand ann trouz a rai ar môr, hag hé goummou.

26. Ann dûd a zizec'hô gand ar spount, é gortoz eûs ar péz a dle c'hoarvézout gand ar béd holl. Râk nersou ann énvou a vézô kefluskét :

27. Ha neûzé é wélint Mâb ann dén ô tond war eur goabren gand eur galloud hag eur veûrdez vrâs.

28. Hôgen pa zéraoui dont kément-sé, savid hô taou lagad ha sellid a ziouc'h d'é hoc'h ; râg hô taspréñidigez a zô tôst.

29. Hag hen a lavaraz d'ézhô ann hevélebédigez-man : Sellid ouc'h ar wézen fiez, hag oud ar gwéz all :

30. Hôgen pa rôond hô frouez, é ouzoc'h pénaoz é tôsta ann hañv.

31. Evel-sé ivé c'houi pa wélot kément-se ô c'hoarvézout, gwézit pénaoz eo tôst rouantélez Doué.

32. É gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, pénaoz na dréménô ked ar wenn-man, kén na vézô sévenet kément-se.

33. Ann énv hag ann douar a drémênô ; hôgen va gériou na drémênint két.

34. Likid éta évez ouz-hoc'h, gand aoun na zeûfe hô kalounou da bounéraat, gand al lontégez hag ar vezventi, ha gant préderiou ar vuezman ; ha na zeûfe ann deiz-zé enn-eunn-taol évid hô souéza :

35 Râk dond a rai evel eur roued da strobá kémend hini a zô war ann douar holl.

36. Choumid dihun éta, ha pédit bépred, évit ma viot kavet dellézek da dec'hond diouc'h ann holl draou zé péré a dle c'hoarvézout, ha da zével dirâk Mâb ann dén.

37. Hôgen é-pâd ann deiz é kélennè Jézuz enn templ ; ha pa zeñé ann nôz ez éa er-méaz hag ez em denne war eur ménez hanvet Olived.

38. Hag ann holl bobl az éa beûré mâd enn templ évid hé zélaoui.

## XXII. PENNAD.

1. HOGEN tôstaad a réa gouél ar bara dic'hoell, a hanvenr ar Pask:

2. Ha Prinsed ar véleien hag ar Skribed a glaské ann doaré da lakaat Jezuz d'ar marô, râg aoun hô doa râg ar bobl.

3. Hôgen Satan az éaz é Iuda ,

les-hanvet Iskariot, unan eùs aqa daouzek

4. Hag hé-man az éaa, hag a lavaraz da Brinsed ar véleien ha da Bennou ar vrô e pe duare hen lakaje etré hô daouarn.

5. Hag ar re-man a oé laouen brâz, hag a réaz marc'had évit eéi arc'hand d'ezhan.

6. Hag hén a roaz hé c'her, hag a glaske eunn darvoud deread evid hé lakaad etre hô daouarn hep gouzoud d'ar bobl.

7. Koulskoude deiz gouel ar bara dic'hoell a zeuaz, é pehini é oa red lazo ar Pask.

8. Ha Jézuz a gasaz Per ha Iann, ô lavarout : Id da aoza d'é-omp ar Pask, évit ma tebrimp anézhan.

9. Hag hi a lavaraz d'ezhan. É péleac'h e fell d'id éz ajemp d'hé aoza ?

10. Hag hén a lavaraz d'ézhô : P'az éod é kear, é kefot dira-z-hoc'h eunn den pehini a zougo eur podad zour : id war hé lerc'h enn ti m'az ai enn ban.

11. Hag é léverrot da benn tiegez ann ti : Ar Mestr a c'houlenn digand éz : Péleac'h ema ar gambr é pehini é tebrinn ar Pask gant va diskibled ?

12. Hag hén a ziskouézô d'é-hoc'h eur gambr uc'hel, brâz hag aozet : énô éc'h aozot pep-trà.

13. Mond a réjont 'ta, hag é kafchont ar pez en doa lavaret, hag éc'h aojont ar Pask.

14. Pa oé deûed ann heor, en em léhéaz ouc'h taol, hag ann daouzeg Abostol gant-han.

15. Hag e lavaraz d'ézhô : C'hoantéet stard em eûz dibri ar Pask-man gan-é-hoc'h abars ma c'houzanvinn.

16. Râg hel lavaroud a rann d'é-hoc'h, pénaoz na zebrinn mui, eûz anezhan, ken na vezo sevénet é rouantélez Doué.

17. Hag ô veza kéméred ar c'hôp, é trugarékéaz, hag é lavaraz : Kemérit, ha rannit etré-z-hoc'h ;

18. Râg hel lavaroud a rann d'é-hoc'h, pénaoz na évinn mui eûz a frouez ar winien, kén na zeûi rouantélez Doué.

19. Hag ô véza keméret bara, é trugarékéaz, é torraz anézhan, hag he rôaz d'ézhô, ô lavarout : Ann dra-man eo va c'horf, pehini a zô rôed évid-hoc'h : grît kement-man e koun ac'hanoun.

20. Kéméroud a réaz ivé ar c'halir, goude koan, ô lavarout : Ar c'halir-man a zô ann testament nevez em gwâd, pehini a vézô skulet évit-hoc'h.

21. Koulskoudé chétu dourn ann hini a dlé va gwerza a zô gan én war ann daol.

22. É kéaver Mâb ann dén, mond a ra ével ma eo merket ; hôgen gwa ann den ae gant pehini e vézô gwerzet.

23. Hag é téraoujont klask enn hô zouez péhini a dlié ôber kement-sé.

24. Hôgen sével a réaz ztrif étre-z-hô évit gouzout péhini anézhô a dlié beza kémered evid ar brasa.

25. Hogen Jézuz a lavaraz d'ezhô : Roueed ar boblou a aotrouni anezhô . hag ar ré ho deûz ar véli war-n-ézhô, a zô galvet mâd-ôhérourien.

26. Hôgen na vézô kéd ével-sé étre-z-hoc'h . râk neb a zô ar brasa étré-z-hoc'h, a dle béza ar bihana ; hag ann hini a ren, éval ann hini a zervieb.

27. Râk péhini eo ar brasa, pé ann hini a zô ouc'h taol, pé ann hini a zervic'h ? Ha n'en ked ann hini a zô ouc'h taol ? Hogen me a zô enn hô touez é-c'hiz ann hini a zervieb.

28. Hôgen c'houi eo ar ré a zô choumet stard gan-én em temptationou :

29. Ha mé a nos d'é-hoc'h ar rouantelez, é-c'hiz ma en deûz va Zâd hé aozed d'in ,

30. Évit ma tebrot ha m'ac'h évot out va zaol em rouantélez-mé : ha m'ac'h azezot war drônou evit barna ann daouzék vreûriez eûz a Israel.

31. Ann Aotrou a lavaraz c'hoaz :

Simon, Simon, chétu Satan en deûz hô koulennet évit krouéria é-c'hiz gwiniz.

32. Hogen mé em eûz péded évid-od, évit na fallai kéd da feiz : ha té pa vézi eur wéach distrôet, kréva da vreûdeûr.

33. Per a lavaraz d'ezhan : Aotrou, daré ouno da vont gan-éz hag er vac'h ha d'ar marô.

34. Högen Jézuz a lavaraz d'ézhan : Hel lavaroud a rann d'id, Per, ar c'hiîck na ganô ked birvô, n'az pézô nac'het teir gwéach d'am anaout. Lavaroud a réaz ivé d'ezhô

35. Pa em eûz hô kaset hep sac'h, héb ézef hag héb boutou, hag eunn dra-bennâg hoc'h eûz-hu diouerct?

36. Hag hi a lavaraz : Netrâ. Neûzé é lavaraz d'ezhô : Hogen bréma, néb en deûz eur sac'h hag eunn ezef, kéméret-hô-ha neb n'en deûz két, gwerzet hé zaé, ha prenet eur c'hlezé.

37. Râg hel lavaroud a rann d'é-hoc'h pénaoz eo red c'hoaz é vé sevénet enn-oun a pez a zô skrivet : Rag é-touez ann dûd fallagr eo bet lekcat. Râg ar pez a zô bet lavaret diwar va fenn a zo war ann divez.

38. Hag hi a lavaraz d'ézhan : Aotrou, chétu aman daou glezé. Hag hén a lavaraz d'ézhô : A-walc'h eo.

39. Hag ô véza éad er-méaz, éz eaz, hervez hé voaz, war vénez Olived. Hé ziskibled az éaa war hé lerc'h.

40. Ha pa oé arruet el léac'h-zé, e lavaraz d'ezho : Pedit, gand aoun na zeûfac'h é gwall-ioul.

41. Hag ô pellaad diout-hô war bed eunn taol méan, en em stlinkaz war ann daoulin hag é pédaz,

42. O lavarout : Va Zâd, mar fell d'id, pella ar c'halir-zé diouz-in : Koulskoudé na vézet két great hervez va ioul, högen hervez da hini.

43. Neuzé eunn Eal a aeñaz eûz ann env evid hé greñvaat. Hag ô véza kouézet enn enkou, e pedé c'hoaz startoc'h.

44. Hag é teûaz d'ezhan eur c'houézen é-c'hîz béradou gwâd a ziréde betég ann douar.

45. Ha pa oé saved eûz hé béden, é teûaz é-trezeg hé ziskibled, peré a gavaz kousket dré ma oant trist.

46. Hag é lavaraz d'ezhô : Perâg é kouskit-hu? Savit ha pédit, gand aoun na zeûfac'h é gwall-ioul.

47. Komza a réa c'hoaz, ha cheto é teûaz eul lôd brâz a dûd : hag unan eûz ann daouzék pehini a c'halvet Iuzaz a ziaraogé anezhô : hag é tôstaaz ouc'h Jézuz évit poki d'ezhan.

48. Högen Jézuz a lavaraz d'ézhan : Iuzaz, gand eur pok é werzez 'ta Mâb ann déo?

49. Hogen ar re a ioa war-drô d'ezhan, ô wélout pétrâ a oa daré da c'hoarvézout, a lavaraz d'ézhan : Aotrou, ha skei a raimp ni gand ar c'hlezé?

50. Hag unan anézhô a skôaz gand unan eûz a vévellou ar belek-brâz, hag a drouc'haz é skouarn zéou d'ezhan.

51. Högen Jézuz a lavaraz : List béte vréma. Hag ô véza lekéad hé zourn war skouarn ann den-ze, é paréaz anézhan.

52. Neûzé e lavaraz d'ar ré a oa deûed evit kregi enn-han, da Brinsed ar véleien, da Bennou ann templ ha d'ar Senatored : deûed oc'h gant klézeier ha gant bisier ével da géméroud eul laer.

53. Évid oun da veza bemdéz gan-é hoc'h enn templ, n'hoc'h eûz két lekéat hô taouarn war-n-oun : högen houman eo hoc'h beur, ha galloud ann devalien.

54. Högen goudé beza kroged enn-han, é kaschont anezhan da dî ar Belek-brâz. ha Per a heûlie anezhan a bell.

55. Ann dûd zé ô veza gréat tân é kreiz ar porz, a ioa azezet war-drô d'ézhan, ha Per a ioa enn hô zouez.

56. Eur vatez pehini hé wélaz azézet out sklerijen ann tân, a zellaz piz out-han, hag a lavaraz : He-man a ioa ivé gant-han.

57. Hogen hén a nac'haz anézhan,

ô lavarout : Maouez, na anavézann kéd anezhan.

58 Ha nebeût goudé eunn all ô weloud anezhan a lavaraz : Ha tè a zo ive eûz ar re-zé. Hogen Per a lavaraz : O dén, n'ounn két.

59 Ha war-drô eunn heur goudé eunn all a doue, ô lavarout : Évit-gwir hé-man a ioa ivé gant han; râg eûz a C'halléa eo ivé.

60. Ha Per a lavaraz : Dén, na ouzonn két petrâ a lévérez. Ha râk-tâl, ha pa gomzé c'hoaz, ar c'hilek a ganaz.

61. Hag ann Aotrou ô tistrei a zellaz ouc'h Per. Ha Per en doe koun eûz a c'hér ann Aotrou, pa lavare : Abarz ma kanô ar c'hilek, ez pézô va dinac'het teir gwéach :

62 Ha Per ô véza éad er-meaz a wélaz gant c'houervder.

63. Hogen ar ré a zalc'hé Jézuz, a réa goab anézhan, hag a skôe gant-han.

64. Hag ô véza hé vouchet, é skôent war hé zremm, hag é lavarend d'ézhan : Diougan piou en deûz skôet gan-éz?

65. Ha kalz kunuc'hennou all a lavarend d'ézhan.

66. Ha pa oe deûed ann deiz, Hénaoured ar bobl, ha Prinsed ar véleien hag ar Skribed en em strollaz, hag a gasaz anézhan enn hô ez, hag a lavaraz d'ezhan : Mar d-oud ar C'hrist, lavar d'é omp

67. Hag héa a lavaraz d'ezhu : Ma lavarann d'é-hoc'h ez ounn, na gredot kéd ac'hanoun.

68. Ha ma rann goulenn é-bédd'é-hoc'h, na respountot kéd d'in, na n'em laoskot két.

69. Hôgen pelloc'h Mâb ann den a vézô azézet enn tu déou da c'halloud Doué.

70. Neûzé ann holl a lavaraz d'ezhan : Té a zô éta Mâb Doué? Hag hen a lavaraz : Hé lavaroud a rît, pez' éz ounn

71. Hag hî a lavaraz : Petrâ hon eûz-ni ézomm a dést? Ha n'hon eûz ni két klevet kément-sé hon-unan eûz hé c'hénou?

# XXIII. PENNAD.

1. HAG ann holl dûd zé ô véza savet, a gasaz Jezuz dirâk Pilat.

2. Hôgen hî a zéraouaz he damallout, ô lavarout : Kaved hon eûz hé-man ô touella hon broiz, ô virout na baect ar gwiriou da Gézar, hag ô lavarout pénaoz é oa Roué hag ar C'hrist.

3. Ha Pilat a réaz ar goulennman digant-han. Ha té eo Roué ar Iuzevien? Hag hîn a respountaz hag a lavaraz : He lavaroud a réz.

4. Neûzé Pilat a lavaraz da Brinsed ar véleien ha d'ar bobl : Na gavann gwall é-bed enn den-zé.

5. Hôgen hî a gendalc'hé stard, ô lavarout : Lakaad a ra ar bobl da zispac'ha, ô kélenna dré ann holl Judéa, ô téraoui adaleg ar Galiléa héteg aman.

6. Pilat ô klevout komza eûz a C'halilea, a c'houlennaz ma oa ann den-zé Galilead.

7. Ha kerkent ha ma klévaz pénoz é oa eûz a zalc'h Hérodez, é kasaz anezhan da Herodez, péhini a ioa ivé é Jéruzalem enn deiziou-zé.

8. Laouen brâz é oé Hérodez ô wélout Jezuz : râk pell a ioa ea doa c'hoant d'hé wélout, ô véza m'en doa klevet kalz traou diwar hé benn, hag é c'hortozé gwélout eur burzud-bennâg diout han.

9. Meûr a c'houlenn a réaz 'ta d'ézhan. Hôgen Jezuz na respountaz nétrâ d'ézhan.

10. Hôgen Prinsed ar véleien hag ar Skribed a ioune énô, hag a damalle ânézhan gant frouden

11. Koulskoudé Hérodez, gand hé arme a zisprizé anezhan, hag evid ober goab anézhan é lékeaz d'ezhan eur zaé wenn, hag hé gasaz adarré da Pilat.

12. Hag enn deiz zé Hérodez ha Pilat a zeûaz da veza mignoned; râg a-raok é oant enébourien.

13. Hôgen Pilat ô véza strullet Prinsed ar véleien, Pennou ar vrô, hag ar bobl,

14. A lavaraz d'ézhô : Digased hoc'h eûz ann dén-zé d'in é c'hiz ma en défé lékéad ar bobl da zispac'ha ; ha chétu ounn goudé beza gréat goulennou digan-han dira-z-hoc'h, na gavann abek é-béd enn dén zé, eûz a gémend a damallid d'ézhan.

15. Hérodez kennébeût : râg hô kased em eûz dira-z-han, ha chétu n'en deûz kaved enn-han nétrâ a gémend a zellezé ar marô.

16. Mond a rann éta d'hé gastiza, goudé ma vézô bét kastizet.

17. Hôgen red é oa d'ézhan leûskel unan d'ézhô é deiz ar goel.

18. Ann holl bobl a griaz kevret, ô lavarout : Kâs hé-man kuit, ha laosk d'é-omp Barabbaz.

19. Hen-nez a oa bét lékéad er prizoun enn abek da eunn dispac'h a ioa bét é kéar, hag évit beza lazet eunn dén.

20. Hogen Pilat a gomzaz c'hoaz out-hô, gand ar c'hoant en doa da leûskel Jézuz.

21. Hag hi a griaz kré, ô lavarout : Stâg-héñ, stag-hén ouc'h ar groaz.

22. Hag hén a lavaraz d'ézhô évid ann trédé gweach : Pé zroug éta en deûs-hén gréat ? Na gavann nétrâ enn-han a gémend a zellez ar marô : lakaad a rann éta hé gastiza, hag é laoskinn anézhan.

23. Hôgen hi a c'houlenné héb-éhan ha gant kriou kré ma vijé staged ouc'h ar groaz : hag hô c'hriou a oé treac'h.

24. Ha Pilat a varnaz ôber é-c'hiz ma c'houlennent.

25. Leûskel a réaz éta d'ézhô ann hini a c'houlennent, péhini a oa bét lékéad er prizoun dré ann abek ma'n doa lazet ha ma oa en em zispac'het ; hag é tilézaz Jézuz enn hô ioul.

26. Pa gaschont anézhan, é kémerchont eunn dén eûz a Ziren, hanvet Simon, péhini a zeûé eûz hé vaner : hag é lékejond anézhan da zougen ar groaz war lerc'h Jézuz.

27. Dond a réa war hé lerc'h eul lôd brâz a bobl, hag a verc'hed, péré a geiné hag a wélé diwar hé benn.

28. Hogen Jézuz, ô véza distroet out hô, a lavaraz : Merc'hed Jérusalem, na wélit ket diwar va fenn, hôgen gwélit diwar hô penn hoc'h-unan, ha diwar benn hô bugalé.

29. Râk chétu é teûi eunn amzer, é péhini é vézo lavaret : Eûruz ar ré vréc'hañ, hag ar c'hôvou n'hô deûz két ganet, hag ann divron n'hô deûz két maget.

30. Neûzé é teraouint lavarout d'ar ménésiou : Kouézit war n omp ; ha d'ar c'hréc'hennou : Gôlôit ac'hanomp.

31. Râk mar gréont ével-sé d'ar c'hoad glâz, pétrâ a raind-hi d'ar c'hoad séac'h ?

32. Kâs a réad ivé gant-han daou zén all, péré a ioa daou waller, évid hô lakaad da vervel.

33. Ha pa oend deûed el léac'h hanvet Kalvar, é stagchont Jézuz oud ar groaz ; hag ann daou laer, unan a zéou, hag égilé a gleiz.

34. Hôgen Jézuz a lavaraz : Va Zâd, distaol d'ézho ; râk na ouzont ket pétrâ a réont. Neûzé é rannjond hé zilad étré-z-hô oc'h bô deûrel d'ar sort.

35. Hag ar bobl en em zalc'hé énô, hag a zellé out-han ; hag ar Sénatored kerkouls hag hi, a réa goab anézhan, ô lavarout : Ar ré all en deûz savetéet, r'en em zavétai hé-unan, mar d-eo ar C'hrist, ann dilennet gand Doué.

36. Ar zoudarded hô-unan a réa goab anézhan, a dôstéé out-han, hag a gennigé d'ézhan gwin-egr,

37. O lavarout : Mar d-oud roué ar Iuzevien, en em zavété.

38. Lékead é oé a zioc'h hé benn eur skrid, gant lizérennou Grégach, ha Latin, hag Hébrach : He-man eo roue ar Iuzevien.

39. Hôgen unan eûz al laéroun a oa staged oud ar groaz gant han, a gomzé out-han, ô lavarout : Mar d-oud ar C'hrist, en em zavété da unan, ha ni gan-éz.

40. Hôgen égilé ô krôza anézhan, a lavaraz : Ha té na zoujez té

kéd Doué, ô véza ma oud barnet d'ann hévélep poan ?

41. Ha ni a zô barnet gant gwir; râk diouc'h hon ôberiou eo bét gréad d'é-omp. hôgen hé-man n'en deûz gréat droug é-béd.

42. Hag é lavaraz da Jézuz : Aotrou, az péz koun ac'hanoun, pa vézi éad enn da rouantélez.

43. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhan : É gwirionez hel lavarann d'id, hirió é vézi gan-en er baradoz.

44. Édoncûze war drô ar c'houec'hved heur, ha béteg ann naved heur é oé gôlôed ann douar holl a dévalien.

45. Ann héol a dévalaaz; ha gwel ann templ a rogaz dré greiz.

46. Ha Jezuz ô c'harmi gand eur vouez gré, a lavaraz : Va Zâd, étré da zaouarn é lakaann va éne. Hag o lavarout kément-se, é varvaz.

47. Hôgen ar C'hanténer ô wélout petrâ a oa c'hoarvézet, a veûlaz Doue, ô lavârout : Évitgwir ann dén-zé a ioa eunn dén gwirion.

48. Hag ann holl dud péré a ioa énô, hag a wélé kément-sé, az éa-kuit ô skei war boull hô c'haloun.

49. Hôgen ar ré holl a anavézé anézhan, hag ar merc'hed a oa deûed war hé lerc'h eûs a C'halilea, a zellé a bell.

50. Ha c'hétu enn dén hanvet Jozef, péhini a oa Dekurion, dén mâd ha gwirion,

51. Péhini n'en doa kéd aotreet nag ali nag ôberiou ar ré all, péhini a oa eûz a Arimatéa, kéar eûz a Judea, péhini a c'hortozé ive rouantélez Doue ;

52. Heo nea az éaz da gavout Pilat, hag a c'houlennaz korf Jézuz.

53. Hag ô véza he ziskennet d'ann douar, é lékéaz eul liénen war hé drô, hag é lekéaz anézhan enn eur béz a oa bét toulled er roc'h, é péhini né oa bét c'hoaz lékéad dén é-béd.

54. Ann deiz zé a oa ar gousper, hag ar sabbat a oa nés.

55. Hogen ar merc'hed péré a oa deûed da heûl Jézuz adaleg Galilea, az éaz war-lerc'h, a zellaz oud ar béz, ha pénaoz e oa bét lékéad ar c'horf ébarz.

56. Hag ô veza distrôet ac'hanô éc'h aozchont louzou-c'houés-vâd ha tréatou : hag éc'h éhanjont da zeiz ar zabbat hervez ar gourc'hémenn.

## XXIV. PENNAD.

1. HOGEN ar c'henta deiz eûz ar zizun é teûjond d'ar béz beûré mâd, hag é tougchont al louzour-c'houés-vâd hô doa aozet :

2. Hag e kavchont é oa bét rufet ar mean a ziâg ar bez.

3. Hag ô veza hi éad ébarz, na gavchont két korf ann Aotrou Jézuz.

4. Ha pa édont zaouzanet gant kément-se, chetu daou zén en em ziskouézaz d'ézhô gant saéou lugernus.

5. Hag ével m'hô doa bî aoun, ha ma soublent hô fennou war zû ann douar, ar re-man a lavaraz d'ézhô. Pérâg é klaskit-hu ann hini a zô béô é-touez ar ré-varô ?

6. N'éma kéd aman, hogen saved eo a varô da véô : énvorit e pézoaré en deûz komzed ouz hoc'h, pa édo c'hoaz é Galiléa,

7. O lavarout : Red eo da Vâb ann dén béza lekéad étré daouarn ar béc'herien, héza staged ouc'h ar groaz, hag ann tredé deiz sével a varô da véô.

8. Hag éc'h énvorchont komsiou Jésus.

9. Hag ô véza distrôed eûz ar béz é tisklerchont kément sé d'ann unnég *abostol*, ha d'ar ré all holl.

10. Ar ré a lavaraz ann dra-zé d'ann Ébestel a oa Mari Madalen, Janned, ha Mari mamm Jakez, hag ar ré all péré a oa gant-hô.

11. Hag ar geriou-se a oe kéméret gant-hô évit sorc'hennou . ha na gredchont kéd d'ézhô.

12. Hôgen Per a zavaz hag a rédaz d'ar béz : hag ô vésa soublet na wélaz némed al liénennou a oa

chonmed énó, hag éz éaz-kuit, souezet brâz enn-han hé-unan aûz ar péz a oa c'hoarvézet.

13 Ha chétu enn deiz-zé, daou anézhô az éa enn eur vourc'h hanvet Emmauz, war-héd tri-ugent stad diouc'h Jéruzalem.

14 Hag hi a gomzé étré-z-hô eûz a gémend a ioa c'hoarvézet.

15 Ha pa gomzent, ha ma hrézégent kévret, Jézuz hé-unan a dôstaaz out-hô, hag a gerzaz gant-hô:

16 Hôgen hô daou-lagad a oa dalc'het, évit na heljent kéd hé anaout.

17 Hag hén a lavaraz d'ezhô: Pétrâ a livirt-hu étre-z-hoc'h enn eur gerzout, ha pérâg oc'h-hu trist?

18 Hag unan anézhô hanvet Kléofaz a respountaz hag a lavaraz d'ézhan. Ha té hep-ken eo ann diavésiad é Jéruzalem ha na oufé kéd ar péz a zô c'hoarvézed enn-hi enn deisiou man?

19. Hag hén a lavaraz d'ézhô: Pétrâ? Hag é leverchont: Diwar-benn Jézuz a Nazaret, péhini a oé eur Profed, galloudek enn'hé ôberiou hag enn he lavariou, dirâk Doué ha dirâg ann holl bobl.

20. Ha pénaoz Prinsed ar véleien hag hor Prinsed hô deûz hé varned d'ar marô, hag hé staged ouc'h ar groaz.

21. Hôgen ni a c'hortozé péna z é tasprenjé Israel. ha koulskoudé kément-se holl, chétu ann trede deiz ma eo c'hoarvézet kement-sé.

22. Hôgen merc'hed pere a oa gan-é-omp hô deûz souézet brâz ac'hanomp: éad ind d'ar héa araog ann deiz,

23. Ha n'hô deûz két kaved hé gorf; hag ind deûed da lavarout pénaoz hô deûz gwélet Éled, péré hô deûz lavared d'ézhô e oa béô.

24. Hag hiniennou ac'hanomp a zô éad d'ar béz: hag hô deûz kavet pép-trâ ével m'hô doa lavared ar merc'hed; hôgen hén n'hô deûz kéd hé gavet.

25. Hag hén a lavaraz d'ézhô: O tûd diboell, péré a zô dick a galoun évit kridi ar péz hô deûz lavaret ar Broféded!

26. Ha né oa két réd é c'houzanvché kément-sé ar C'hrist, ha m'az ajé ével-sé enn hé c'hloar?

27. Hag ô téraoui dré Voizez, ha goudé dré ann holl Broféded, é tisklerié d'ezhô enn holl Skrituriou, kémend a oa bét lavared diwar hé benn hé-unan.

28. Ha pa dôstajent oud ar vourc'h é pehini éz éant, hen a réaz neûz da vont pelloc'h.

29. Hôgen hi a viraz out-han na d-ajé, ô lavarout: Choum gan-é-omp, râk divézad eo, hag izélcet brâz eo ann deiz: hag éz éaz enn tî gant-hô.

30 Neûzé pa édo ouc'h taol gant-hô, é kemeraz bara, hag é benigaz anézhan, hé dorraz hag hé rôaz d'ézhô.

31 Hô daou-lagad a zigoraz, hag éc'h anavézchont anezhan: hag hen a steûziaz a zirâg hô daou-lagad.

32. Neûzé é léverjond ann eil d'égilé: Hor c'haloun ha né oa-hi két birvidik enn-omp, pa gomzé ouz-omp enn hent, ha pa zisklerié d'é omp ar Skrituriou?

33. Hag ô véza savet war ann heur, é tistrôjond da Jéruzalem: hag é kavchont ann unnék péré a oa strollet, har ar ré a ioa gant-hô:

34. Hag a lavaré: Évit-gwir dazorc'hed eo ann Aotrou, hag eo en em ziskouézet da Zimon.

35 Ar ré-man a zanévellaz ivé ar péz a oa c'hoarvézet gant-hô enn hent, ha pénaoz hô doa hé anavézet pa dorré ar bara.

36 Hôgen pa lavarent kément-sé, Jézuz en em ziskouézaz 'enn hô c'hreiz, hag a lavaraz d'ézhô: Ra vézô ar péoc'h gan-é-hoc'h; mé eo, n'hô pézet kéd a aoun.

37. Hôgen hi a oé saouzanet ha spountet, hag a grédé pénaoz é wélent eur spéred.

38. Ha Jézus a lavaraz d'ézhô: Pérâg oc'h-hu saouzanet, hag pérâ

é sâv kâmend a vénosiou enn hô kalounou ?

39. Sellid ouc'h va daouarn, hag ouc'h va dreid, hag é welod eo me dournatit ha gwelit; eur spéred n'en deûz ked a gîk nag a eskern, é-c'hiz ma wélit em eûz.

40. Ha goudé béza lavaret kément-sé, é tiskouézaz d'ézhô hé zaouarn hag he dreid.

41. Hogen o véza na grédent két c'hoaz, gand al laouénidigez hag ar souez trâz hô doa, é lavaraz : Ha hêz' hoc'h eûs-hu amaa eunn dra bennâg da zibri?

42. Hag hi a rôaz d'ezhan eunn tamm pésk rôstet, hag eunn direnvel.

43. Ha goudé béza debret dira-z-hô, é kémeraz ann dilerc'h hag hé rôaz d'ezhô;

44. Hag é lavaraz d'ézhô : Chétu petrà em eûz lavared d'é-hoc'h pa edoann c'hoaz gan-é-hoc'h, penaaz é oa réd ma vijé sévénet kémend a zo bét skrivet é lézen Moizez, gand ar Brofeded, hag er Salmou.

45. Neûzé é tigoraz hô spéred évit ma poelchent ar Skriturou.

46. Hag é lavaraz d'ézhô : Évelsé é oa skrivet, hag ével-sé é oa réd é c'houzanvché ar C'hrist, hag é savché a varô da vêô ann tredé deiz;

47. Ha ma vijé prézéget enn hé hanô ar binijen hag ann distol eûz ar bec'héjou é-touez ann holl boblou, ô téraoui dré Jéruzalem.

48. Hôgen c'houi a zô test eûz a gément-man.

49. Ha mé a gasô enn-hoc'h ann hini a zô bét diouganed d'é-hoc'h a berz va Zâd. hôgen c'houi choumid é kéar, kén na viot gwisket gand ann ners eûz enn néac'h.

50. Neûzé é kasaz anézhô er méaz é-trézé Bétania; hag ô véza savet hé zaouarn, é bennigaz anézhô :

51. Ha pa vennigé anézhô, é pellaaz diout-hô, hag e piôaz enn énv.

52. Hag hi goudé béza hé azeûlet, a zistrôaz da Jéruzalem laouen bráz.

53. Ha bépréd édont enn templ ô veûli hag ô trugarékaat Doué. Amen.

# AVIEL SANTEL JÉZUZ-KRIST HERVEZ SANT IANN.

## I. PENNAD.

1. ER penn-kenta édo ar Gér, hag ar Gér a ioa gand Doué, hag ar Gér a ioa Doué.

2. Hé-man a ioa er penn-kenta gand Doué.

3. Kement trâ a zô bét gréat gant-han : ha netrâ eûz a gémend a zô bet great, n'en bet gréat hep-z-han.

4. Enn-han édo ar vuez, hag ar vuez a oa goulou ann dûd ·

5. Hag ar goulou a luc'h enn dévalien, hag ann dévalien ne deûz ked hé boellet.

6. Bez' é oé eunn dén kaset gand Doué, pehini a oa hanvet Iann.

7. Hé-man a zeûaz da dest, da rei testéni d'ar goulou, évit ma krédche ann holl dré-z-han

8. Ne ked hén a oa ar goulou; hôgen deûed e oa évit rei testeni d'ar goulou.

9. Hen-hont a oa ar gwir c'houlou, pehini a sklera kemend dén a zeû er bed-man.

10. Er bed édo, hag ar béd a zô bét great gant-han, hag ar bed n'en deuz ked hé anavézet.

11. Enn hé drâ eo deûet, hag hé dûd n'hô deûz ket hé zigéméret.

12. Hogen da gémend hini en deûz hé zigeméret, en deûz rôed ar galloud da véza great bugalé Doué, d'ar re a gréd enn hé hanô ·

13. Péré n'int két ganet eûz ar gwâd, nag eûz a ioul ar c'hik, nag eûz a ioul ann dén, hôgen euz a Zoue.

14. Hag ar Gér a zô bét gréat kik, hag eo bet ô choum enn hon touez : ha gwelet hon eûz he c'hloar, gloar â-c'hiz eûz a Vâp penn-her ann Tâd, leûn a drugarez hag a wirionez.

15. Iann a zô testéni anézhan hé-unan, hag é kri, ô lavarout : He-man eo ann hini diwar-benn péhini em eûz lavared d'é-hoc'h : Ann hini a dle dont war va lerc'h a zô het lékeat em raok, râg em raog é oa.

16. Hag holl hon eûz digéméret eûz he leûnder, ha trugarez évit trugarez.

17. Râg al lézen a zô bét rôet gant Moizez, hôgen ann trugarez hag ar wirionez a zô bét great gant Jezuz-Krist.

18. Den n'en deûz biskoaz gwelet Doué : ar Mâp penn-her, péhini a zô é askré ann Tâd en deûz hép-ken komzed anezhan.

19. Chétu ann desténi a rôaz Iann, pa oé kased d'ézhan béleien ha levited gant Iuzevien Jeruzalem evid oher ar goulenn-man digant-han · Piou oud ?

20. Hag éc'h anzavaz, ha na nac'haz két : hag ec'h anzavaz : Ne két me eo ar C'hrist.

21. Hag hi a c'houlennaz digant-han · Piou 'ta ? Hag Éliaz oud de ? Hag hén a lavaraz : N'ounn ket. Ha Profed oud-dé ? Hag hén a respountaz : Nann.

22. Lavaroud a réjond d'éz-han : Piou oud, evit ma respountimp d'ar ré hô deûz hor c'haset ? Pétrâ a lévérez ac'hanod da-unan ?

23. Hag hén a lavaraz · Me eo mouéz ann hini a léav é leac'h distrô : grit ma vézô eeun hend ann Aotrou, évet ma en deûz lavaret ar Profed Izaiaz.

24. Hogen ar ré a oa bet kased d'ézhan a oa Farizianed.

25. Eur goulenn all a réjond d'ézhan, ô lavarout : Pérâg éta e vadézez-té, ma n'oud nag ar C'hrist, nag Éliaz, nag eur Profed ?

26. Iann a respountaz hag a lavaraz d'ezhô · Mé a vadez enn dour · hôgen béz' éz eûz unan enn hô touez, ba na anavézit két ·

27. Hen-nez eo a dle dont war

va lerc'h, hag a zo bét lékéad em raok : ha na zellezann két dierea hamm hé voutou.

28. Kément man a c'hoarvézaz é Bétania eun tû all d'ar Jourdan, é pelec'h é badeze Iann.

29. Antrônôz Iann a wélaz Jézuz péhini a zeûe d'he gavout, hag e lavaraz : Chéto Oan Doué, chétu ann hini a lam pec'hedou ar bed.

30. Hen-nez eo, diwar-benn péhini em eûz bét lavaret : Dond a ra war va lerc'h eunn dén, péhini a zo bét lekéad em raok; râg em raog e oa.

31. Ha mé na anavézenn kéd anézhan; hôgen deûed ounn da vadézi enn dour, évid he rei da anaout enn Israel.

32. Ha Iann a rôaz ann desténiman, ô lavarout : Gweled em eûz ar Spéred ô tiskenni eûz ann énv e doaré eur goulm, hag en choumet war-n ezhan.

33. Ha mé na anavézenn kéd anézhan; hôgen ann hini en deûz va c'hased da vadézi enn dour, en deûz lavarad d'in : Ann hini war behini é wéli ar Spered ô tiskenni, hag ô choum war-n-ézhan, hen-nez eo a vadez er Spéred Santel.

34. Ha me em eûz gwelet ; hag em eûz rôet testéni pénaoz eo heman Mâb Doue.

35. Antrônoz Iann a oa c'hoaz énô, gand daou eûz hé ziskibled;

36. Hag ô sellout ouc'h Jézuz péhini a valéé, é lavaraz : Chéto Oan Doué.

37. Ann daou ziskibl-zé ô véza hé glevet ô komzaével se, az éaz war lerc'h Jézuz.

38. Jézuz ô véza trôed hé heun, hag ô welout pénaoz é tenead war he lerc'h, a lavaraz d'ézhô : Petrâ a glaskit-hu? Ar re man a lavaraz d'ézhan : Rabbi (da lavaroud eo, Mestr), péleac'h e choumez?

39. Hag hén a lavaraz d'ézhô : Deûit ha gwélit. Dond a rejont hag é choumjont gant-han ann deiz-ze; râk war dro ann dekved heur é oa.

40. André breûr Simon-Per a oa unan eûz ann daou hô doa klevet Iann, hag a oa éat war lerc'h Jézuz.

41. He-man a gavaz da genta hé vreûr Simon, hag a lavaraz d'ézhan : Kaved hon eûz ar Mesi (da lavaroud eo ar C'hrist).

42. Hag é kasaz anézhan da Jézuz. Hôgen Jézuz ô véza selled outhan, a lavaraz d'ézhan : Té eo Simon mâb Jona : Kefaz é véži hanvet, da lavaroud eo Mean.

43. Antronôz Jézuz a fellaz d'ézhan mond da Ghalilea, hag a gavaz Filip. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhan : Deûz war va lerc'h.

44. Hôgen Filip a oa eûz a Vetsaida, kear André ha Per.

45. Ha Filip ô véza kavet Natanael, a lavaraz d'ezhan : Kaved hon eûz ann hini diwar-benn péhini hô deûz skrivet Moizez hag ar Brofeded; kaved hon eûz Jézuz a Nazaret mâb Jozef.

46. Ha Natanael a lavaraz d'ézhan : Hag eûz a Nazaret é hell dond eunn dra-hennâg a vâd? Filip a lavaraz d'ézhan : Deûz ba gwel.

47. Jézuz ô welout Natanael ô tond d'hé gavout, a lavaraz anézhan : Chéto eur gwir Israelit, é péhini n'eûz ked a drôidel.

48. Natanael a lavaraz d'ezhan : A béléac'h ec'h anavezez té ac'hanoun? Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ezhan : Abars ma en deûz Filip da c'halvet, em eûz da wélet, pa édot dindân ar wézen fiez.

49. Natanael a respountaz hag a lavaraz d'ezhan : Mestr, Mâb Doué out, Roué Israel out.

50. Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ezhan : Dré ma em eûz lavared d'id em boa da vélet dindân ar wézen fiez, é krédez : brasoc'h traou a wéli égéd ar re-man.

51. Hag hen a lavaraz d'ezhan : É gwirionez hel lavarann d'é hoc'h, pénaoz é wélot ann éńv digor, hag Éled Doué ô pîña hag ô tiskenni war Mâb ann den.

## II. PENNAD.

1. TRI deiz goudé é oé gréad eunn eûreûd é Kana é Galilea : ha mamm Jézuz a oa enô.

2. Jézuz a oé ivé pédet da vond d'ann eûreûd gand he ziskibled.

3. Hag ô veza n'hô doa ked a win, mamm Jézuz a lavaraz d'ézhan. N'hô deûz ked a win.

4. Ha Jézuz a lavaraz d'ezhi: Maouez: pétrâ a zô étré té ha mé? Né két c'hoaz deûet va heur?

5. Hé vamm a lavaraz d'ar zervicherien: Grit kémend a lavarô d'é-hoc'h.

6. Hôgen béz' é oa énô c'hoeac'h pôd dour mein évit ar skarzérez a réa ar Iuzevien, ha pép-hini anézhô a zalc'hé daou pé drî gonvor.

7. Jézuz a lavaraz d'ezhô: Kargid ar pôdou a zour. Hag hî hô c'hargaz bété ar barr.

8. Neûzé Jezuz a lavaraz d'ézhô: Tennit bréma, ha kasid d'ar c'henta mével. Hag ô kaschont.

9. Hôgen kerkent ha ma en doé ar c'henta mevel tanvéet ann dour a oa deûed da win, ô véza na wié ked a beléac'h e teûe, hôgen ar mévellou péré hô doa tenned ann dour a wié, a c'halvaz ar pried,

10. Hag a lavaraz d'ezhan. Pép dén a rô da genta ar gwin mâd: ha pa hô deûz ann dûd évet kalz, é rô d'ezhô neûzé ann distéra: hôgen té éc'h eûz miret ar gwin mad bété vréma.

11. Hen-nez a oé ar c'henta eûz a vurzudou Jézuz, a réaz e Kana eûz a C'haliléa: hag évelsé é rôaz da anaout hé c'hloar, hag hé ziskibled a grédaz enn-han.

12. Goudé zé é tiskennaz da Gafarnaom gand hé vamm, hé vreûdeûr hag he ziskibled; ha na joumchont kéd énô némeûr a zeiou.

13. Ha Pask ar Iuzevien a oa tôst, ha Jézuz a biñaz da Jéruzalem.

14. Hag é kavaz enn templ tûd péré a werzé éjenned, déñved ha koulmed, ha marc'hadourien arc'hant azézet énô.

15. Goudé béza gréad eur skourjez gand kerdin voan, é kasaz anézhô holl eûz ann templ, gand ann deñved, hag ann éjenned, hag é taolaz d'ann douar arc'hant ar varc'hadourien arc'hant, hag é tiskaraz hô zaoliou,

16. Hag é lavaraz d'ar ré a werzé koulmed: Tennid ann dra-ze ac'hann, ha na rît két eûz a dî va Zâd eunn tî a werzidigez.

17. Hôgen he ziskibled hô doé koun pénaoz eo bét skrivet: Ann oaz eûz da dî a wast ac'hanoun.

18. Neûzé ar Iuzevien a lavaraz d'ézhan: Dré pe arouez e tiskouez-d'é omp é helfez ôber kement-se?

19. Jezuz a respountaz hag a lavaraz d'ezhô: Dismantrid ann templ-man, hag e savinn anezhan a-oevez a-benn tri deiz.

20. Hag ar Iuzevien a lavaraz d'ézhan: C'houéac'h bloaz ha daou-ugent eur bet ô sével ann templ-zé, ha té a zavô anézhan a-benn tri deiz?

21. Hôgen hén a gomzé eûz a dempl he gorf.

22. Ha pa oé saved a varô da véô, hé ziskibled hô doé koun pénaoz en doa lavared ann dra-ze, hag é kredchont er Skritur, hag er gér en doa lavaret Jézuz.

23. Hag é-pâd ma édo é Jéruzalem da c'houél Bask, kalz a dûd a gredaz enn hé hanô, ô welout ar vurzudou a réa.

24. Hogen Jezuz na fsie kéd enn-hô, râg hô anaout a réa holl,

25. Ha n'en doa kéd a ézomm é teûjé dén da rei testeni d'ezhan diwar-benn eunn dén, râg hen a wie pétrâ a ioa enn dén.

### III. PENNAD.

1. HOGEN béz' éz oa eunn dén é touez ar Farizianed, hanvet Nikodemuz, péhini a ioa Prins ar Iuzevien.

2. Hé-man a zeûaz enn nôz da gavout Jézuz, hag a lavaraz d'ézhan: Mestr, gouzoud a réomp pénaoz oud deûed a berz Doué da gélenner d'é omp: râk dén na hell ôber ar vurzudou a réz, némed Doué a vé gant-han.

3. Jézuz é respountaz hag a lavaraz d'ézhan: E gwirionez hel lavarann d'id, pénaoz déu na hell

gwélout rouantélez Doué, ma n'en két ganet a nevez.

4. Nikodémuz a lavaraz d'ézhan: Pénaoz éc'h hell heza ganet eunn dén, hag hén kôz? Hag hen a hell mond eur wéach é kôv hé vamm, ha heza ganet eunn eil gweach?

5. Jézuz a respountaz d'ézhan: É gwirionez hel lavarann d'id, pénaoz ma na véz ganet eunn den a nevez enn dour hag er Spéred-Santel, na hell két mond é rouantélez Doué.

6. Ar péz a zô ganet eûz ar c'hîk, a zô kîk: hag ar péz a zô ganet eûz ar spéred, a zô spéred.

7. Na vézez két souézet em bé lavared d'id, pénaoz eo réd d'îd héza ganet eunn eil gwéach.

8. Ar Spéred a c'houez el léac'h ma kâr: hag é klevez hé vouéz, hôgen na ouzoud ked a béléac'h é teû, na péléac'h éz â: ével-sé é c'hoarvez gant kémend hini a zô ganet eûz ar spéred.

9. Nikodémuz a respountaz hag a lavaraz d'ézhan: Pénaoz éc'h hell c'hoarvézout kement se?

10. Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ezhan: Pétrâ, te a zo mestr enn Israel, ha na ouzoud két kément se?

11. É gwirionez hel lavarann d'id, penaoz é leveromp ar péz a ouzomp, ha pénaoz e roomp testeni eûz ar péz hon eûz gwelet, ha koulskoudé na zigemerit ket hon testeni.

12. Ma na gredit kéd d'in pa gomzann d'é-hoc'h eûz a draou ann douar, penaoz é krédot hu d'in ma komzann d'é-hoc'h eûz a draou ann ènv?

13. Dén n'eo piñed enn ènv, némed ann hini a zô diskenned eûz ann env, Mâb ann den pêhini a zû enn ènv.

14. Hag ével m'en deûz Moizez saved eunn aer enn distrô, ével-sé eo réd é vé savet Mâb ann den:

15. É vi na varvô két, kémend hini a gréd enn-han, hôgen m'en devézo ar vuez peûr-baduz.

16. Rak Doué en deûz karet kément ar béd, ma en deûz rôed hé Vâb penn-her: évit na varvô két kemend hini a gréd enn-han, hôgen m'en dévézô ar vuez peûr-baduz.

17. Râk Doué n'en deûz két kased hé Vâb er béd, évit barna ar bed, hôgen évit ma vézô salvet ar bed gant han.

18. Neh a gréd enn-han, nè ket barnet: hôgen néh na gred ket, a zô barnet a-vréma: ô véza na gréd ked é hanô Mâb penn-her Doué.

19. Hogen c'hetu a bêléac'h é teû ar varnédigez-zé: dré ma eo deûed ar goulou er béd, hag eo bet gwell gand ann dûd ann dévalien éged ar goulou: râg hô oberiou a zô fall.

20. Râk piou-bennâg a ra drouk, a gasa ar goulou, ha na zeû ked oue'h ar goulou, evit na vézo ket diskleriet é oberiou.

21. Hogen piou bennâg a ra diouc'h ar wirionez, a zeû oue'h ar goulou, évit ma vezô gwélet hé ôberiou, râg é Doue int bet great.

22. Goude-ze a teûaz Jézuz, gand hé ziskibled, e douar Judéa; chomm a réa énô gant-hô, hag é padezé.

23. Iann a vadézé ivé é Aennon tôst da Zalim; râg énô éz oa kalz a zoureier, ha kalz a zeûe hag a oa badézet.

24. Neûzé Iann né oa ket bét c'hoaz lékéad er vac'h.

25 Hôgen eur striv a zavaz étré diskibled Iann hag ar Iuzevien diwar-benn ar Skarzidigez.

26. Hag é teûjont da gavout Iann, hag é lâverjont d'ézhan: Mestr, ann hini a ioa gan-éz enn tu all d'ar Jourdan, ha da bé hini éc'h eûz eûet testéni, a vadez bréma, hag ann holl a zâ d'hé gavout.

27. Iann a respountaz hag a lavaraz: Dén na hel digémerout netrâ, némét roed é vé bet d'ezhan eûz ann ènv.

28. C'houi hoc'h-unan a zô testeni d'in pénaoz em eûz lavared d'éhoc'h: Né két mé eo ar C'hrist; hôgen kased ounn bet enn hé raok.

29. Neh en deûz eur c'hrég, a

zô ozac'h : hôgen miñoun ann ozac'h, pehini a zô enn hé zà, hag a zelaou anezhan, a zô laouen brâz pa gler mouez ann ozac'h. Leûn eo éta va levénez.

30. Red eo éta d'ézhan kreski, ha d'in bihanaat.

31. Neb a zô deûed eûz ann neac'h, a zô dreist ann holl. Neb a zô eûz ann douar, a zô eûz ann douar, hag hé lavar a zale'h eûz ann douar. Neb a zeû eûz ann ênv, a zô dreist ann holl.

32. Testénia a ra ar pêr en deûz gwélet ha klevet : ha dén na zigémer hé desténi.

33. Neb en deûz digéméret hé desténi, en deûz diskouezet penaoz é oa Doué gwirion.

34. Râg ann hini en deûz kaset Doue, a lavar komsiou Doué : ha Doué na rô kéd d'ezhan hé spéred dré gemm.

35. Ann Tâd a gâr ar Mab : hag en deûz lékeat pép-trà étré hé zaouarn.

36. Neb a gred er Mâb, en deûz ar vuez peûr-baduz : hogen neb na gréd kéd er Mâb, na welô kéd ar vuez peûr baduz; hôgen buanégez Doue a joumô war n ezhan.

## IV. PENNAD.

1. JÉZUZ éta ó véza klevet pénaoz ar Farizianed a wie é rea mui oc'h a ziskibled égét Iann, hag é padézé muioc'h a dûd égét han

2. (Petrâ bennâg na vadeze két Jézuz, hôgen hé ziskibled hep kén ),

3. Az éaz-kuîd eûz ar Judea, hag a zistrôaz é Galiléa.

4. Râk réd é oa d'ezhan tréménoud dre ar Samari.

5. Dond a reaz 'ta enn eur géar eûz a Samari, hanvet Sikar, tost d'ann digwez a rôaz Jakob d'é vâb Jozef.

6. Hôgen enô éz oa feunteun Jakob. Ha Jézuz ô véza skuiz eûz ann hent, a azézaz war ar feunteun zé. War-dro ar c'houec'hved heur édo.

7. Dond a réaz eur vaouez eûz a Zamari evit tenna dour, ha Jézuz a lavaraz d'ézhi : Rô da éva d'in

8. ( Râg é ziskibled a oa ead é kear évit préna boed ).

9. Hôgen ar vaouez zé eûz a Zamari a lavaraz d'ézhan : Penaoz té pa oud eûz a Judea, é c'houlennez té da eva digin-en, ha mé eûz a Zamari? Râg ar Iuzevien na vouront két gand ar Samaried.

10. Jezuz a respountaz hag a lavaraz d'ézhi : Ma anavézchez rô Doué, ha piou eo ann hini a lavar d'id : Rô da éva d'in, martéze ez pé da-unan goulenned da éva digant han, hag en defe roed d'id dour bIo.

11. Ar vaouez a lavaraz d'ézhan : Aotrou, n'ec'h eûz két peadra da denna dour, hag ar puns a zô doun : a beleac'h éta ez pe dour bIô?

12. Ha brasoc'h oud egét hon tad Jakob, pehini en deûz rôed d'é-omp ar puns man, ha pehini en deûz évet dour anezhan, kerkoulz hag hé vugale, hag hé loëned?

13. Jézuz a respountaz, hag a lavaraz d'ézhi : Piou-bennâg a evô eûz ann dour-man, en devezô c'hoaz sec'hed : hôgen piou-bennâg a evô eûz ann dour a rôinn d'ézhan, n'en devezô bikenn a zec'hed

14. Hôgen ann dour a rôinn d'ézhan, a zeûi enn-han ar vammen eûz a eunn dour a zilammô bétég er vuez peûr-baduz.

15. Ar vaouez a lavaraz d'ézhan : Aotrou, rô d'in eûz ann dour-zé, évit n'am bezô kéd a zec'hed, ha na zeûinn kéd aman da denna dour.

16. Jézuz a lavaraz d'ézhi : Kéa, galv da ozac'h, ha deûz aman

17. Ar vaouez a respountaz hag a lavaraz d'ezhan : N'em eûz kéd a ozac'h. Jézuz a lavaraz d'ézhi : Lavaret mâd éc'h eûz : N'em eûz ked a ozac'h :

18 Râk pemp ozac'h éc'h eûz bét, hag ann hini éc'h eûz bréma ne ked da ozac'h : lavaret mâd éc'h eûz.

19 Ar vaouez a lavaraz d'ézhan : Aotrou, gwéloud a rann pénaoz oud eur Profed.

20. Hôn tadou hô deûz azeûlet war ar ménez-man, ha c'houi a lavar pénaoz é Jéruzalem éma al leac'h e péhini eo red azeûli.

21. Jézuz a lavaraz d'ezhi : Maouez, kréd d'in, dond a a ann heur, é péhini na azeûlot mui ann Tàd, na war ar menez zé, nag é Jéruzalem.

22. C'houi a azeûl ar péz na anavezit két ; ni a azeûl ar péz a anavezomp ; râg ar zilvidigez a zeû eûz ar Iuzevien.

23. Hogen dond a ra ann heur, ha deûed eo, é péhini ar gwir azeûlerien a azeûlo ann Tàd é spered hag é gwirionez. Râg ann dûd zé eo a glask ann Tàd evid he azeûli.

24. Doue a zô spéred, réd eo d'ar re a azeûl anezhan, hé azeûli é spéred hag é gwirionez.

25. Ar vaouez a lavaraz d'ézhan : Gouzoud a rann pénaoz é tlé dond ar Mési (da lavaroud eo ar C'hrist); pa vezô deûed éta, é tiskleriô d'éomp pép trà.

26. Jezuz a lavaraz d'ézhi : Mé eo péhini a gomz gan-éz

27. Ha neûzé é teûaz hé ziskibled, hag é oant souézet ô véza ma komzé oud eur vaouez. Hôgen den na lavaraz d'ézhan : Pétrà a glaskez, pe pérâg é komzez oud hou-man ?

28. Hôgen ar vaouez a lézaz hé fôd dour, hag az eaz é kear, hag a lavaraz d'ann dûd ac'hanô :

29. Deûit ha gwelid eunn dén, péhini en deûz lavared d'in kemend em eûz gréat : ha né ked hén ar C'hrist ?

30. Mond a réjond éta er-méaz eûs a gear, hag éz éjond d'hé gavout.

31. Koulskoudé he ziskiblad a dôstaaz out-han, hag a lavaraz d'ezhan : Mestr, dûhr.

32. Hôgen hén a lavaraz d'ézhô : Eur boéd em eûz da zibri ha na anavézit két.

33. Neûzé ann diskibled a lavaraz ann eil d'égilé : Hag unanbennâg en défé kased da zibri d'ézhan ?

34. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhô : Va boed eo ôber ioul ann hini en deûz va c'haset, évit ma peûrc'hrinn hé ôber.

35. Ha na livirit-hu két c'houi, pénaoz da benn pevar míz é teûi ar médérez ? Ghétu mé a lavar d'éhoc'h : Savid hô taou lagad, ha sellid oud ar mésiou, gwenn ind evid ar mederez.

36. Ha néb a véd a zigémer ar gôbr, hag a aastum frouez evid ar vuez peûr-badûz : évit ma eo em laouénaî néb a hâd kerkoulz ha néb a véd.

37. Râg é kément-man eo gwir ar gér a lavar : pénaoz unan a hâd, hag eunn all a véd.

38. Hô kased em eûz da védi ar péz n'hoc'h eûz két labouret : ré all bô deûz labouret, ha c'houi a zô éad enn hô labour-hî.

39. Kalz eûz a Zamaritaned ar géar zé a grédaz enn-han, dré ann abek d'ar gér-man é doa lavared ar vaouez zé : Lavared en deûz d'in kémend em eûz gréat.

40. Ar Zamaritaned éta ô véza deûed d'hé gavout, a bédaz anézhan da choum enô. Hag hén a jonmaz énô daou zervez.

41. Ha kalz muioc'h a grédaz enn-han dré ann abek d'he brezek.

42. Hag é lavarend d'ar vaouez-zé : N'eo mui évid ar péz éc'h eûz lavaret é kredomb bréma ; râg hé glevet bon eûz hon unan, hag e ouzomp pénaoz eo évit-gwir Salver ar béd.

43. Daou zervez goudé éz éazkoîd ac'hanô ; hag éz eaz é Galiléa.

44. Râk Jézuz a lavaré hé unan, pénaoz eur Profed a zô bép hanômâd enn hé vrô hé unan.

45. O véza éta deûed é Galiléa, ar C'haliléaded hen digéméraz ervâd, dré m'hô doa gwélet ar péz en doa gréat é Jéruzalem é deiz ar goél ; râg é deiz ar goél éz éjond dî.

46. Jézuz a zeûaz éta a-neveś da Gana é Galilea, é péléac'h en

doa gréat gwin gand dour. Hag énò éz oa eur Prins péhini en doa eur mab klân é Kafarnaom.

47. He man ô véza klevet pénaoz Jézuz a oa deûed eûz a Judéa é Galiléa, az éaz d'hé gavout, hag a bédaz anézhan da ziskenni d'hé dî, évit iac'haad hé vâb; rak daré é oa da vervel.

48. Hogen Jézuz a lavaraz d'ézhan: Ma na wélit arwésiou ha burzudou, na gredit két.

49. Hag ar Prins a lavaraz d'ézhan: Aotrou, disken abarz ma vezô marô va mâb.

50. Jézuz a lavaraz d'ézhan: Kéa, da vâb a zô béô. Ann dén-man a grédaz er gér en doa lavaret Jézuz d'ézhan, hag az éaz-kuit.

51. Hogen pa édo he man enn hent, hé vévellou a ziarbennaz anézhan, hag a lavaraz d'ézhan da vâb a zô béô.

52. Hag hén ô véza goulenned digant-hô da bé heur é oa en em gavet gwelloc'h, é léverjont d'ezhan: Déac'h d'ar seizved heur ann derzien é deûz hé lezet.

53. Ann tâd a anavézaz pénaoz é oa enn heur-ze en doa Jezuz lavared d'ezhan: Da vâb a zô béô, hag é kredaz hén hag hé holl dûd.

54. Hen-nez a oé ann eil burzud a réaz Jezuz pa zeûaz a Judea e Galiléa.

## V. PENNAD.

1. GOUDÉ ZÉ goél ar Iuzevien ô véza deûet, Jezuz a biñaz da Jéruzalem.

2. Hogen béz' éz oa é Jérusalem pinsin ann denved, péhini é iéz Hebré a zô hanvet Betsaida, hag en doa pemp pondalez,

3. E péré é oa gourvézet eul lôd brâz a dûd klanv, a dûd zall, a dûd gamm, a dûd dizec'het, péré a c'hortozé ma vé keflusket ann dour.

4. Râg Éal an Aotrou a ziskenné a-amzer-é-amzer er pinsin; hag ann dour a oa kefluskel. Ha piou-bennâg a ziskenne da-genta er pinsin, goudé ma oa bét kefluskel ann dour, a iac'héé, daoust pé glénved en doa.

5. Hogen béz' é oa énô eunn dén péhini a oa klanv eiz vloaz ha trégont a ioa.

6. Pa wélaz Jezuz hé man gourvezet, hag ô véza ma anavezé pénaoz é oa klanv pell amzer a ioa, é lavaraz d'ezhan: Ha te a fell d'id béza iac'h?

7. Ann dén klanv a respountaz d'ézhan: Aotrou, n'em eûz dén évit va lakaad er pinsin, goudé ma eo bét kéfluskel ann dour: hag é-pad émounn ô vont, eunn all a ziskenn em raok.

8. Jézuz a lavaraz d'ézhan: Saô, kémer da véle, ha kerz.

9. Hag ann dén zé a zeûaz iac'h râk-tâl: hag é kemeraz hé wéle, hag é kerzaz. Hògen ann dervez zé a ioa deiz ar sabbat.

10. Ar Iuzevien a lavaraz éta d'ann hini a oa bét iac'héet: Ar sabbat eo, né ked aotréed d'id dougen da wéle.

11. Hag hen a respountaz d'ézhô: Ann hini en deûz va iac'héet, en deûz lavared d'in: Kémer da wéle, ha kerz.

12. Hag hi a c'houlennaz digant-han: Piou eo ann dén zé péhini en deûz lavared d'id: Kemer da wéle, ha kerz?

13. Hògen ann hini a oa bét iac'héet, na wié ket piou é oa. Râk Jézuz a oa en em dennet eûz a engroez ar bobl a ioa enô.

14. Goude, Jézuz a gavaz anézhan enn templ, hag a lavaraz d'ézhan: Chétu oud deûet iac'h: na bec'h mui hiviziken, gand aoun na c'hoarvézché gwasoc'h gan-éz.

15. Ann dén ze az éaz da gavoud ar Iuzevien, hag a lavaraz d'ézhô pénaoz é oa Jezuz en doa hé iac'héet.

16. Dré-zé eo é teûé ar Iuzevien da heskina Jézuz ô véza m'en doa gréat kément-sé deiz ar sabbat.

17. Hògen Jézus a respountaz d'ézhô: Va Zâd en deûz labouret bété vréma, ha mé a labour ivé.

18. Evit-sé éta ar Iuzevien a glaské c'hoaz mui ann doaré d'el

laza ; râk nann hép-mui-kén é torre ar zabbat, hôgen lavaroud a réa pennoz Doué a oa hé Dâd, oc'h en em ôber kévatal de Zoué. Jezuz éta a respountaz hag a lavaraz d'ézhô :

19. É gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h. Ar Màb na hell ober nétrà anézhan hé-unan, ha na ra uémed ar péz a wél hé Dâd oc'h ôber ; râk kemend a râ ann Tâd, ar Màb a ra ivé evel-t-han.

20. Râg ann Tâd a gâr ar Màb, hag é tiskouéz d'ézhan kemend a râ ; hag é tiskouezô d'ézhan ôberiou brasoc'h éged ar ré-man, enn bévélrp doaré ma viot souézet brâz hoc'h-unan.

21. Râg evel ma teû ann Tâd da zazorc'hi ar ré varô, ha da rei d'ézhô ar vuez, evel-sé ar Màb a rô ar vuez da neb a gâr.

22. Hogen ann Tâd na varn dén é bed ; rak peb barnédigez en deûz roed d'ar Màb.

23. Évit ma teûi ann holl da énori ar Màb, evel ma enoront ann Tâd. Nep na enor ked ar Màb, na enor ked ann Tâd pébini en deûz hé gaset.

24. É gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, pennoz piou-bennâg a zélaou va gér, hag a gréd enn hini en deûz va c'haset, en deûz ar vuez peûr-baduz, ha na zeû kéd er varn, hôgen trémenoud a ra eûz ar marô d'ar vuez.

25. É gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, pennoz é teû ann heur, hag eo deûet, é péhini ar ré-varô a glevô mouéz Màb Doué : hag ar ré a glevô a vévô.

26. Râg é c'hiz ma en deûz ann Tâd ar vuez enn-han hé-unan, rôed en deûz ivé d'ar Màb ar galloud da gaoud ar vuez enn-han hé-unan.

27. Hag en deûz rôed d'ézhan ar galloud da varna, ô véza ma eo Màb ann dén.

28. Na vézit két souézet eûz a gément-man ; râk dond a ra ann heur é péhini ar ré holl a zô er bésiou a glevô mouéz Màb Doué.

29. Hag ar ré hô dévézô gréat mâd a zavô évit mond er vuez ; hôgen ar ré hô devézô gréat fall, évit béza barnet.

30. Na hellann-mé ôber nétrà ac'hanoun va-unan. Dioué'h ma klevann, é varnann ; ha va barn a zô gwirion ; râk na glaskann két va ioul, hôgen ioul ann hini en deûz va c'haset.

31. Ma rôann testéni ac'hanoun va-unan, va zesténi ne két gwir.

32. Bez' éz eûz eunn all hag a rô testéni ac'hanoun ; ha gouzoud a rann pennoz eo gwir ann desténi a rô ac'hanoun.

33. Kased hoc'h eûz étrézég Iann ; hag hén en deûz rôet testéni d'ar wirionez.

34. Évid-oun-mé né kéd eûz a eunn dén é kéméranu testeni : hôgen ann dra-man a lavarann évit ma viot salvet.

35. Hén a ioa eur c'hleûzeur leskidid ha lugernuz. Hôgen fellet eo béd d'é-hoc'h en em lauuénaad evid eunn amzer oud hé c'houlou.

36. Hogen mé am eûz eunn testéni brazoc'h éged hini Iann. Râg ann ôberiou en deûz rôet va Zâd ar galloud d'in da heûr-ôber ; ann ôberiou a rann, a rô ann desteni ac'hanoun, pennoz ounn kaset gant va Zâd :

37. Ha va Zâd péhini en deûz va c'haset, en deûz hé-unan roet testéni ac'hanoun. ha c'houi n'hoc'h eûz biskoaz klevad hé vouez, na gwéled hé zremm.

38. Hag hé c'hér na joum kéd enn-hoc'h ; râk na grédit kéd enn hini en deûz va c'haset.

39. C'houlid ar Skritotion, pa venoit pennoz é kéfot enn-hô ar vuez peûr-baduz : hag hi eo a rô testéni ac'hanoun.

40. Ha na fell kéd d'é-hoc'h dond d'am c'havout évit kaoud ar vuez.

41. Na géméraan két va skéd eûz ann dûd.

42. Hôgen hoc'h anavézet em eûz : ô véza n'hoc'h eûz kéd enn-hoc'h karantez Doué.

43. É hanô va Zâd ounn deûet, ha n'hoc'h eûz két va zigéméret. mar

teû eunn all enn hé hanô hé-unan, é tigémérot anézhan.

44. Penaoz éc'h hellit-hu kridi, c'houi péré a zigémer ar skéd a zeû eûz ann eil d'égilé, ha na glask két ar skéd a zeû eûz a Zoué hép kén.

45. Na vennit két pénaoz eo mé a damallô ac'hanoc'h dirâk va Zâd: Moizez eo e pehini éma hô kortoz a damall ac'hanoc'h.

46. Râk ma krédac'h é Moizez, é krédac'h ivé martézé enn-oun; râk skrived en deûz diwar va fenn.

47. Hôgen ma na grédit két ar péz en deûz skrivet, pénaoz é kredot-hu ar péz a lavarann d'é-hoc'h?

## VI. PENNAD.

1. GOUDÉ-ZÉ Jézuz a éaz enn tu all da vôr Galiléa, é peléac'h éma lagen Tiberiad:

2. Hag eul lôd brâz a dûd a heûlié anezhan, ô véza m'hô doa gwélet ar vurzudou en doa gréat war ar ré glanv.

3. Jézuz a biñaz éta war eur ménez; hag éc'h azézaz énô gand hé ziskibled.

4 Hôgen tôst é oa ar Pask, péhini a zô gouel ar Iuzevien.

5. Jézuz éta ô véza savet hé zaoulagad, hag ô wélout pénaoz eul lôd brâz a dûd a zeûé d'hé gavout, a lavaraz da Filip: A béléac'h é prénimp-ni bara évit ma tebrô ann holl dûd zé?

6. Hôgen kément-man a lavaré évid hé demptí; râg hén a wie pétrâ en doa da ôber.

7. Filip a respountaz d'ézhan: Na ve kéd a-walc'h gand daou c'hant diner a vara évit rei eunn tammik da bép hini.

8. Unan eûz hé ziskibled, André, breûr Simon-Per, a lavaraz d'ézhan.

9. Béz' éz eûz eur hugel péhini en deûz pemp tors heiz, ha daou bésk; hôgen petrâ eo ann dra-zé évit kément a dûd?

10. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhan: Grid d'ann dûd azéza. Hôgen kalz a c'héot a ioa énô. Hag éc'h azézaz war-drô pemp mil dén.

11. Jézuz éta a géméraz ar baraou: ha goudé béza trugarékéet, é rannaz anézhô étré ar ré a ioa azézet. Rei a réaz ivé eûz ar pésked kément ha ma fellaz d'ézhô.

12. Goudé m'hô doé a-walc'h, é lavaraz d'hé ziskibled: Dastumid ann tammou a zô choumet a zilerc'h, évit na vézint két kollet.

13. Hô dastumi a réjond éta, hag é leûnchont daouzék paner gand ann tammou eûz ar pemp bara heiz, a oa choumet a zilerc'h ar ré hô doa debret.

14. Ann dûd-zé éta pa wéljont ar burzud en doa gréat Jézuz, a lavaraz: Hen-nez eo évit gwir ar Profed a dlé dond er béd.

15. Hôgen Jézuz ô c'houzout pénaoz é tlent dond da gropa enn-han évid hé lakaad da Roué, a déc'haz adarré war ar ménez hé unan.

16. Hôgen pa oé deûed ar pardaez, hé ziskibled a ziskennaz é trézég ar môr.

17. Ha pa oent piñet enn eur vag, éz éjont enn tû all d'ar môr é Kafarnaom. Ha daré é oa ann nôz, ha Jézuz né oa két a-hoaz deûet d'hô c'havout.

18. Koulskoudé ar môr a zavé, ô véza ma c'houézé kré ann avel.

19. Hôgen goudé m'ho doé roéviet war-héd pemp stad war-n-ugent pé trégont stad, é wéljont Jézuz ô kerzoud war ar môr, hag ô tôstaad ouc'h ar vâg; hag hô doé spount.

20. Hôgen hén a lavaraz d'ézhô: Mé eo, na spountit két.

21. Hag é fellaz d'ézhô hé géméroud er vâg: ha râk-tâl ar vâg en em gavaz oud ann douar é péhini éz éant.

22. Antrônôz, ar bobl péhini a ioa enn tû all d'ar môr, a wélaz pénaoz né oa béd énô nemed eur vag, pénaoz né oa kéd éat Jézuz er vâg gand hé ziskibled, hôgen pénaoz ann diskibled a oa éad hô-unan:

23 (Râk deûed é oa bagou all eûz a Dibériad, tôst d'al léac'h é péhini Jézuz, goudé béza trugaré-

kéet ann Aotrou, en doa rôet bara da zibri d'ezho):

24. Pa welaz éta ar bobl pénaus Jézuz na oa kéd énô, nag he ziskibled ken-nébeût, é piñchont war ar bagou-zé, hag é teñjond da Gafarnaom évit klaskout Jézuz.

25. Ha pa ho doe hé gavet enn tu all d'ar mor, é leverjond d'ezhan: Mestr, peûr oud de deûed aman?

26. Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ezhô: É gwirionez, é gwirionez hel lavarann d'é hoc'h, va c'hlaskoud a rit, ha né kéd évit béza gwélet burzudou, hôgen evit béza debret bara, hag evit béza bet a-walc'h anezhan.

27. Labourit, nann évid ar boéd a ia da goll, hôgen evid ann hini a bâd heteg er vuez peur baduz, a rôi d'é-hoc'h Mab ann dén. Râg hé-man eo en deuz arouezed Doué ann Tâd.

28. Hag hi a lavaraz d'ezhan: Petrâ a raimp-ni évid ôber oberiou Doué?

29. Jezuz a respountaz hag a lavaraz d'ézhô: Hé-man eo ôber Doué, ma kredot enn hini en deûz kaset.

30. Hag hi a lavaraz d'ezhan: Pé arouez a réz-té, evit pa hé gwélimp ma krédimp d'id? Petrâ a réz-te?

31. Hon tadou hô deûz debret ar mann enn distrô, hervez ma eo skrivet: Rôed en deûz d'ezhô da zibri bara ann énv.

32. Neûzé Jézuz a lavaraz d'ézhô: É gwirionez, é gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h: Moizez n'en deûz ket rôed d'é-hoc'h bara ann énv, hôgen va Zâd eo a rô d'é-hoc'h ar gwir vara eûz ann énv.

33. Râk bara Doué eo ar bara a zô diskenned eûz ann énv, hag a rô ar vuez d'ar bed.

34. Hôgen hi a lavaraz d'ezhan: Aotrou, ro d'é-omp bepred ar bara-zé.

35. Ha Jézuz a lavaraz d'ezhô: Me a zô ar bara a vuez: néb a zeû d'am c'havout n'en devézô kéd a naoun; ha néb a gréd enn-oun n'en devézô bikenn a zec'hed.

36. Hôgen hel lavared em eûz d'é-hoc'h, va gwélet hoc'h eûz, ha n'hoc'h eûz ket krédet enn-oun.

37. Ar ré holl a rô va Zâd d'in, a zeû d'am c'havout: ha na daolinn ket er-méaz ann hini a zeû d'am c'havout;

38. Râk Diskenned ounn eûz ann énv, nann évid ôber va ioul, hôgen evid ôber ioul ann hini en deûz va c'haset.

39. Hôgen hou-man eo ioul va Zâd pehini en deûz va c'haset; pénaoz na gollinn hini eûz ar ré en deûz rôed d'in, hôgen ma tazorc'hinn anézhô enn deiz divéza.

40. Hôgen hou-man eo ioul va Zâd pehini en deûz va c'haset; pénaoz piou-bennâg a wél ar Mâb, hag a gréd enn-han, en dévézô ar vuez peûr-baduz, hag é tazorc'hinn anezhan enn deiz divéza.

41. Ar Iuzevien a voudé out-han, ô véza m'en doa lavaret: Me a zô ar bara buézek a zô diskennet eûz ann énv.

42. Hag é lavarent: Ha né kéd hé-man Jezuz mâb Jozef, eûz a behini éc'h anavezomb ann tâd hag ar vamm? Penaoz éta é lavar-hén eo diskenned eûz ann énv?

43. Hôgen Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ézhô: Na voudit kéd étre-z-hoc'h:

44. Dén e béd na hell dond d'am c'havout, néméd dideonet e vé gant va Zâd pehini en deûz va c'haset: ha mé a zazorc'hô anezhan enn deiz divéza.

45. Ha skrived eo er Broféded: Hag e vézind holl desket gand Doué. Piou-bennâg en deûz klevet ann Tâd hag en deûz desket, a zeû d'am c'havout.

46. Ne kéd en défé dén gwélet ann Tâd, néméd ann hini a zeû eûz a Zoué: hen-nez en deûz gwélet ann Tâd.

47. É-gwirionez, é gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h: Néb a gréd enn-oun, en deûz ar vuez peûr-baduz.

48. Mé a zó ar bara a vuez,

49. Hô tadou hô deûz debret ar mann enn distrô, hag int marô.

50. Hôgen he-man eo ar bara a zô diskenned eûz ann énv; évit na varvô két nèb en deûz debret eûz anézhan.

51. Mé a zô ar bara buézek a zô diskennet eûz ann énv.

52. Mar tebr eur ré eûz ar bara-zé, é vévô da vikenn : hag ar bara a rôinn, eo va c'hik a rôinn évit buez ann dûd.

53. Koubkoude ar Iuzevien a strivé étré-z-hô, ô lavarout : Pénaoz ec'h hell hen-nez rei d'e-omp hé c'hik da zibri ?

54. Hôgen Jézuz a lavaraz d'ézhô : É-gwirionez é gwirionez, hel lavarann d'e-hoc'h : Ma na zebrit két kik Mâb ann dén, ha ma na évit kéd hé wâd, n'hô pézô ked ar vuez enn-hoc'h.

55. Nèb a zebr va c'hik, hag a év va gwâd, en deûz ar vuez peûr-baduz, ha mé hen dazorc'hô enn deiz divéza.

56. Râk va c'hik a zô eur gwir voéd, ha va gwâd a zô eur gwir vraoued.

57. Nèb a zebr va c'hik, hag a év va gwâd, a choum enn-oun, ha mé enn-han.

58. E-c'hiz ma eo béô va Zâd, péhini en deûz va c'haset, hag ounn béô dré va Zâd; évelsé nèb a zebrô ac'hanoun a vévô dré-z-oun.

59. Hen-nez eo ar bara a zô diskennet eûz ann énv. Né kéd ével ar mann hô deûz debret hô tadou, hag hi a zô marô koulskoude. Nèb a zebr ar bara-man, a vévô da vikenn.

60. Ann traou-zé a lavaraz pa gélenné er sinagog é Kafarnaom.

61. Hôgen kalz eûz hé ziskibled, ô klevoud ann dra-zé, a lavaraz : Garô eo ar geriou-zé, ha piou a hell hô sélaoui ?

62. Hôgen Jézuz, péhini a wié enn-han hé-unan pénaoz hé ziskibled a voudé diwar-benn kément-sé, a lavaraz d'ezhô : Gwall-skouér a gémerid eûz a gément-sé ?

63. Ha mar gwélit Mâb ann dén ô piña el léac'h ma édo kent ?

64. Ar Spered eo a rô ar vuez : ar c'hik na hell netrâ : ar geriou em eûz lavared d'é-hoc'h a zô spéred ha buez.

65. Hôgen béz' éz eûz hinien-nou enn hô toucz ha na gredont két. rak Jézuz a wié adaleg ar penn-kenta péré a ioa ha na grédent két, ha piou é oa ann hini a dlié hé werza.

66. Hag é lavaraz : Dré-zé eo em eûz lavared d'é-hoc'h pénaoz dén na hell dond d'am c'havout, ma n'eo róed d'ezhan dont gant va Zâd.

67. A neûzé kalz eûz hé ziskibled en em dennaz a-dré ; ha n'az éant mui d'hé heûl.

68. Ha Jézuz a lavaraz d'ann daouzek : Ha c'houi, ha na fell ked d'é-hoc'h ivé mont-kuit ?

69. Simon Per a respountaz d'ézhan : Aotrou, étrézé piou éz ajemp ? Té éc'h eûz geriou ar vuez peûr-baduz.

70. Ha nî a gréd hag a anavez pénaoz oud ar C'hrist Mâb Doué.

71. Ha Jézuz a respountaz d'ézhan : Ha ne két mé eo em eûz hô tilennet hô taouzék ; ha koulskoudé unan ac'hanoc'h a zô eunn diaoul ?

72. Kément-man a lavaré diwar-benn Iuzaz Iskariot mâb Simon ; râg hen-nez eo a dlié hé werza, évit-han da véza unan eûz ann daouzék.

## VII. PENNAD.

1. HOGEN abaoé neûzé Jézuz a gerzé é Galiléa ; râk na fellé kéd d'ézhan kerzoud er Judéa, dré ma klaské ar Iuzevien ann doaré d'hé laza.

2. Tôst é oa goél ar Iozevien, han-vet Goel ann Teltou.

3. Hé vreûdeûr a lavaraz éta d'ézhan : Kéa ac'hann, ha kéa er Judéa, évit ma wélô ivé da ziskibled ar péz a réz.

4. Râk dén na labour é-kûz, ma fell d'ézhan béza anavézet gant ann

hell : pa rèz kément-aé, en em ró da anaoud d'ar bed holl

5. Rág he vreûdeûr na grédent kéd enn-han.

6. Jézuz éta a lavaraz d'ézhô : Né két c'hoaz deûet va amzer; hôgen hoc'h amzer-c'houi a zô hepréd daré.

7. Ar béd na hell kéd hô kasaat : hôgen va c'hasaat a ra ; dré ma rôann testéni diwar hé benn, pénaoz eo fall hé ôberiou.

8. Id c'houi d'ar goel-man ; évidoun me né d ann ked d'ar goel-man; râk va amzer ne ked deûet c'hoaz.

9. Goude béza lavaret kément-aé, é choumaz e Galiléa.

10. Hôgen pa oé éad hé vreûdeûr kuit, éz éaz ive d'ar goél, nann enn eunn doaré anat, hôgen é-c'hiz é-kûz.

11. Râg ar Iuzevien a glaské anézhan e-pâd ar goel, hag a lavaré : Peléac'h éma hen-nez ?

12. Hag eur houd brâz a ioa diwar hé henn e touez ar bobl. Râk iód a lavaré : Eunn den mâd eo. Hôgen ré all a lavaré : Nann, hôgen touella a ra ar bobl.

13. Koulskoudé den na gomzé uc'hel diwar he benn, gand aoun râg ar Iuzevien.

14. Hôgen war-drô kreiz ar goél, Jézuz a biñaz d'ann templ, hag en em lekéaz da gelenna.

15. Hag ar Iuzevien a ioa souézet brâz, hag a lavaré : Penaoz e ear he man ar Skrituriou, pa n'en deûz ked hó desket ?

16. Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ézhô : Va c'hélénadurez né ked d'in, hôgen d'ann hini en deûz va c'haset.

17. Mar fell da unan-bennâg ôber ioul Doue, ec'h anavézô mar teû va gelénadurez diout-han, pé mar komzann ac'hanoun va unan.

18. Néb a gomz anezhan hé-unan a glaak he c'hloar he-unan. hôgen neb a glask gloar ann hini en deûz hé gaset, hen-nez a zô gwirion, ha n'eûz kéd a c'haou enn-han.

19. Ha n'en deûz két Moizez rôed al lézen d'é-hoc'h ; hag hini ac'hanoc'h na vir al lézen ?

20. Pérâg e klask-hu hô poell d'am laza ? Ar bobl a respountaz hag a lavaraz : Ann diaoul a zô gan-éz ; piou a laka hé boell d'az laza ?

21. Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ézhô : Eunn ôber em eûz gréat, hag holl oc'h souézet brâz.

22. Koulskoudé Moizez en deûz rôed d'é-hoch ann trô-drouc'h ( né kéd é teûfé eûz a Voizez, hôgen eûz ann tadou ) hag e trô-drouc'hid ann den da zeiz ar sabbat.

23. Mar tigémer eunn den ann trô-drouc'h da zeiz ar sabbat, 'hep terri lezen Moizez, perâg é sav droug enn-hoc'h ô veza ma em eûz iac'heet eunn dén penn-da-henn é deiz ar sabbat ?

24. Na varnit ked hervez ann doaré, hôgen dougid eur varn gwirion.

25. Neûzé hiniennou eûz a Jeruzalem a lavaraz : Ha né ked hén-nez a glaakont évid hé laza ?

26. Ha chétu é komz dirâg ann holl, ha na lavéront nétrâ d'ézhan. Ha n'bô deûz két anavézet Peunou ar vrô penaoz évit-gwir eo ar C'hrist ?

27. Gouzoud a réomp koulskoudé a béléac'h é teû hé-man . hôgen pa zeûi ar C'hrist, dén na wézô a béléac'h eo.

28. Hôgen Jézuz a gomzé kré enn templ, ô kelenna, hag ô lavarout : Va anaoud a rît ha gouzoud a rît, a béléac'h ounn . ha n'ounn két deûed ac'hanounn va-unan; hôgen gwir eo ann hini en deûz va c'haset, ha na anavézit ked anezhan.

29. Evid-oun mé a anavez anézhan, râg anezhan ounn, hag hén eo en deûz va c'haset.

30. Hôgen klaskoud a réand ann tû da gregi enn-han; ha dén oa lékeé hé zourn war-n-ézhan, ô véza ne oa két c'hoaz deûed hé heur.

31. Koulskoudé kalz eûz ar bobl a grédaz enn-han, hag é lavarent : Pa zeûi ar C'hrist, hag hén a rai muioc'h a vurzudou égét na ra heman ?

32. Ar Farizianed a glevé ar bobl

ô lavarout kément-sé diwar hé benn: hag ar Farizianed a gasaz soudarded évit kregi enn-han.

33. Hôgen Jezuz a lavaraz d'ézhô : Émoun c'hoaz gan é hoe'h eunn nébeûd amser : hag ez inn da gavoud ann hini en deûz va c'haset.

34. V c'hlaskoud a reot, ha n'hem c'héfot ket : ha na hellit ked dont el léac'h ma émouno.

35. Hôgen ar Iuzevien a lavaraz étré-z-hô : Péléac'h éz ai, ha na hellimp kéd hé gavout? ha mond a rai e-touez ar Jentiled a zô skiñet dré holl, ha kéleuna a rai ar Jentiled?

36. Petrâ eo ar gér-zé en deûz lavaret: Va c'hlaskoud a réot, ha na hellit kéd dont el leac'h ma émouno?

37. D'ann deiz divéza, péhini oa ar brasa eûz ar goêl, Jézuz a savaz, hag a lavaraz a-boéz-penn: Néb en deûz sec'hed, deûed d'am c'havout, hag évet.

38. Neb a gréd enn oun, hervez ma lavar ar Skritur, é rédô aûz he gôv steriou dour béô.

39. Kement-sé a lavaré eûz ar Spéred a dlie dond er ré a grédé enn-han; rák né oa két c'hoaz rôed ar Spered, ô véza né oa két e'hoaz ĝat Jézuz enn hé c'hloar.

40. Koulskoude lód eûz ar bobl, ô klevoud ar brézégou-zé, a lavaré: Évit-gwir eue Profed eo hé man.

41. Lód all a lavaré : Ar C'hrist eo. Hôgen ré all a lavaré : Hag eûz a C'halilea é teûi ar C'hrist?

42. Ha na lavar kéd ar Skritur, pénaoz ar C'hrist a zeûi eûz a wenn David, hag eûz a gear Vetlehem é péleac'h é oa David?

43. Evel-sé é oa dizunvaniez étouez ar bobl diwar he benn.

44. Hôgen lôd anézho a felle d'ézhô kregi enn-han: koulskoudé dén é-bed na lékéaz hé zourn war-n-ézhan.

45. Ar zoudarded a aistrôaz éta étrézég ar Veleien hag ar Farizianed. Hag ar ré-man a lavaraz d'ézhô : Pérak n'hoc'h eûs-hu kéd hé zigaset?

46. Ar zoudarded a respountaz : Biskoaz dén na gomzaz ével ann den-zé.

47. Ar Farizianed a lavaraz d'ézhô : Ha n'oc'h kéd ivé rauellet?

48. Ha n'eûz ked unan-hennág eûz ar Brinsed, pe eûz ar Farizianed hag a gredche enn han.

49. Rág évid ar bobl-man, péhini na anavez ked al lezen, milliged eo.

50. Nikodémuz, ann hini a oa éad d'hé gavout é-pâd ann nôz, hag a oa unan eûz hé ziskibled, a lavaraz d'ezhô :

51. Hag hol lézen a varn dén, hép ma eo bet selaouet da genta, hag hép ma anavézeur petrâ en deûz gréat?

52. Ar ré-man a respountaz hag a lavaraz d'ezhan : Ha Galiled oud dé ivé? Lenn gant préder ar Skriturion, ha gwel pénaoz na zâv kéd a Brofed eûz a C'halilea.

53. Ha pép-hini en em dennaz enn hé dî.

## VIII. PENNAD.

1. HOGEN Jézuz az éaz war Ménez Olived :

2. Ha da c'houlou deiz é teûaz adarré enn templ, hag ann holl bobl a zeûaz d'hé gavout, hag ô veza azézet é kelenné anezhô.

3. Neûzé ar Skribed hag ar Farizianed a gasaz d'ézhan eur vaouez péhini a oa bét kéméret enn avoultriez; hag ô véza hé lekead é-kreiz,

4. E leverjond da Jézus : Mestr, ar vaouez man a zô bét kéméret enn avoultriez.

5 Hôgen Moizez en deûz gourc'hémennet d'e omp el lézen labéza ann hevélep tûd-sé. Ha té, pétrâ a léverez?

6. Hôgen kément-man a lavarent évid hé demptı, hag évit gelloud hé damallout. Ha Jézuz ô taou-bléga a skrivé gand hé vîz war ann douar.

7. Evel éta ma kendalc'hent ôber goulennou digant-han, á savaz,

hag é lavaraz d'ézhô : Ann hini ac'hanoc'h a zô dibéc'hed ra daolô ar c'henta mean out-hi.

8. Hag o taou-blega adarré, é skrivaz war ann douar.

9. Hôgen pa glefchont kément-sé, éz éjont-kuit ann eil goudé eglé, ar ré gôsa ô vond da genta : ha Jézuz a joumaz hé-unan, gand ar c'hrég a ioa é-kreiz.

10. Neûze Jézuz a zavaz, hag a lavaraz d'ezhi : Grég, péléac'h éma ar ré a damall ac'hanod ? Ha dén n'en deûs-hen da varnet ?

11. Hag hi a lavarar : Dén, Aotrou. Hôgen Jézuz a lavaraz : Ha me na varninn ked ac'hanod ken nébrût. kéa, ha na bec'h mui hivizikenn.

12. Hôgen Jézuz a gomzaz adarre oud ar hohl, ô lavarout : Goulou ar béd ounn, néb a zeû war va lerc'h na vale kéd enn amc'houlou, hôgen goulou ar vuez en dévézô.

13. Hôgen ar Farizianed a lavaraz d'ézhan. Te a rô testéni ac'hanod da-unan ; da desténi ne két gwir..

14. Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ézhô : Pétrâ-hennâg ma rôann testéni ac'hanoun va-unan, va desténi a zô gwir : râg gouzoud a rann a béleac'h é teûann, ha peleac'h éz ann ; hôgen c'houi na ouzoc'h nag a béléac'h ô teûann, na peléac'h éz ann.

15. C'houi a varn hervez ar c'hik ; évid oun-mé na varnann dén ;

16. Ha ma varnann, va barn a zô gwîr, râk n'ounn ket va-unan ; hôgen me, ha va Zâd péhini en deûz va c'haset.

17. Hag enn hô lézen eo skrivet, pénaoz testéni daou zen a zô gwîr.

18. Me a rô testeni ac'hanoun va-unan ; ha va Zâd péhini en deûz, va c'haset a rô ivé testéni ac'hannun.

19. Hôgen hî a lavaraz d'ézhan : Péléac'h éma da Zâd ? Jézuz a respountaz : Na anavézit na mé na va Zâd ; m'ac'h anavéachac'h ac'hanoun, éc'h anavéchac'h ivé va Zâd.

20. Jézuz a lavaré kément-sé ô kélenna enn templ, el léac'h m'az édo ann tenzor : ha dén na grogaz enn-han, râg hé heur né oa kéd deûet c'hoaz.

21. Jézuz a lavaraz c'hoaz d'ézhô : Mond a rann kuit, hag é klaskod ac'hanoun, hag é varvot enn hô pec'hed. Na hellot kéd dont el léac'h m'az ann.

22. Hôgen ar Iuzevien a lavaré : Hag hén en em lazô hé unan, pa en deûz lavaret : Na hellot kéd dont el léac'h m'az ann ?

23. Hag hén a lavaraz d'ézhô : C'houi a zô eûz a-izé ; ha mé a zô eûz a-ûz. C'houi a zô eûz ar béd-man, ha mé n'ounn kéd eûz ar béd-man.

24. Lavared em eûz éta d'éhoc'h pénaoz é varvot enn hô pé-c'hédou : râk ma na grédit két pénaoz ounn ar péz éz ounn, é varvot enn hô pec'hed.

25. Hag hî a lavaraz d'ézhan : Piou oud-dé ? Ha Jézuz a lavaraz d'ézhô : Ar penn-kenta, mé péhini a gomz ouz-hoc'h.

26. Kals a draou em eûz da lavaroud ac'hanoc'h, ha da damallout : hôgen ann hini en deûs va c'haset, a zô gwirion, ha mé a lavar er béd ar péz em eûz klevet gant-han.

27. Ha na anavézchont két pénaoz é lavaré é oa Doué hé Dâd.

28. Jézuz a lavaraz éta d'ézhô : Pa hô pézô gorroet Mâb ann dén, neûzé éc'h anavézchot piou ounn, ha pénaoz na rann netrâ ac'hanôun va-unan ; hôgen ma komzann èvel m'en deûz va Zâd desked d'in.

29. Hag ann hini en deûz va c'haset, a zô gan-én ; ha n'en deûz két va lézet va unan, ô vézn ma rann bépred ar péz a hét d'ézhan.

30. Pa lavaraz kément-sé, kals a grédaz enn han.

31. Jézuz a lavaraz éta d'ar Iuzevien a grédé enn-han : Mar mirit va gér, é viot va gwir ziskibled ;

32. Hag éc'h anavézchot ar wirionez, hag ar wirionez hô tieûbô.

33. Hag hi a respountaz d'ézhan :

Eûz a wenn Abraham omp, ha biskoaz n'omp bet sklaved da zéo pénaoz éta é lévérez é vezimp dieñbet?

34. Jézuz a rezpountaz d'ézhô: Ê gwirionez, é gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, péoaoz piou-bennâg a ra ar péc'hed, a zô sklâv d'ar péc'hed.

35. Hôgen ar sklâv na choum két bepréd enn tî, hag ar mâb a choum bépréd.

36. Mar tieñb éta ar mâb ac'hanoc'h, é viot dieñb évit gwir.

37. Gouzoud a rann pénaoz oc'h mipien da Abraham hogen va laza a fell d'é-hoc'h, ô véza na gouez két va lavar enn-hoc'h.

38. Évid-oun a lavar ar pêz em eûz gwelet gant va Zâd: ha c'houi a ra a pez hoc'h eûz gwélet gand hô tâd.

39. Ar ré-man a respountaz hag a lavaraz d'ezhan: Abraham eo hoo tâd. Jézuz a lavaraz d'ezhô: Mar d-oc'h mipien da Abraham, grid ar pez eo deûz gréad Abraham.

40. Hôgen bréman c'houi a glask ann tû da laza ac'haooun, mé péhini a zô eunn dén hag em eûz lavared d'é-hoc'h ar wirionez em eûz klevet gand Doué: Abraham n'en deûz két gréat kément-sé.

41. C'houi a ra ar péz en deûz gréat hô tâd. Hag hi a lavaraz d'ézhan: N'omp két ganet eûz ar c'hadelez: eunn tad n'hon eûz ken péhini eo Doué.

42. Hôgen Jézuz a lavaraz d'ézhô: Ma ve Doue hô tâd, c'houi a garfé ac'hanoun, râk mé a zô savet ha deûet eûz a Zoue: ha n'ounn két deûed ac'hanoun va-unan, hôgen hén eo en deûz va c'haset.

43. Pérâk na anavézit-hu két va lavar? O véza na hellit két selaoui va frézégen.

44. Eûz a eonn tad diaoul oc'h: hag e fell d'é-hoc'h ôber ioulou hô tâd. Lazer dén eo bét adaleg ar penn-kenta, ha né két choumet er wirionez; râg ar wirionez n'éma kéd enn-han: pa lavar gaou, é lavar ar péz 'a zô enn-han, râg gaouiad eo, ha tâd ar gevier.

45. Hôgen mé, ma lavarann ar wirionez, na grédit ked d'in.

46. Piou ac'hanoc'h a damaliô ac'hanoun a béc'hed? Ma lavarann d'é-hoc'h ar wirionez, pérâk na grédit ked d'in?

47. Néb a zô a Zoué a zélaou gériou Doue. Dré zé eo n'hô selaouit két, ô véza n'oc'h ked a Zoué.

48. Hôgen ar Iuzevien a respountaz hag a lavaraz d'ezhan. Ha na lévéromp két mâd, péoaoz oud eur Samariad, hag éma ann diaoul gan-éz?

49. Jézuz a lavaraz: N'éma kéd ann diaoul gan-én; hôgen me a énor va Zâd, ha c'houi a zizénor ac'hanoun.

50. Évid-ouo me na glaskann két va gloar: eunn all a zô hag hé c'hlask, hag a barnô.

51. E gwirionez é gwirionez hel lavarann d'é hoc'h: Néb a virô va ger, na wélô két ar marô da-vikenn.

52. Hôgen ar Iuzevien a lavaraz d'ézhan: Bréma éc'h anavézomp penaoz éma ann diaoul gan-éz. Abraham hag ar Broféded a zô marô, ha té a lavar: Néb a virô va ger, na danvai kéd ar marô da vikenn.

53. Ha brasoc'h oud éged Abraham hon tâd, péhini a zô marô? Ar Broféded a zô marô ivé. Petrâ a lévérez oud dé?

54. Jézuz a responntaz; Ma en em veûlann va-unan, va meûleûdi n'eo nétrà: va Zâd eo a veûl ac'hanoun; ha c'houi a lavar eo hô Toué.

55. Ha na anavézit két anézhan; hôgen mé hé anavez: ha ma lavarann péonoz na anavezann ket anézhan, é vézinn eur gaouiad ével-d-hoc'h. Hôgen hé anaoud a rann, hag é virann hé c'hér.

56. Abraham hô tâd en deûz c'hoantéet brâz gwélout va deiz: hé wélet en deûz, hag eo en em laouénéet.

57. Hôgen ar Iuzevien a lavaraz d'ézhan. N'éc'h eûz két c'hoaz

hanter kant vloaz, hag éc'h eûz gwéled Abraham.

58. Jézuz a lavaraz d'ézhô : É-gwirionez, e-gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, abarz ma oa Abraham, edounn.

59. Neûzé é kémerchont mein évit teûrel out-han : hôgen Jézuz en em guzaz hag az éaz er méaz eûz ann templ.

## IX. PENNAD.

1. HA pa dréménè Jézuz, é wélaz eunn den péhini a oa dall abaoé ma oa ganet :

2. Hag hé ziskibled a c'houlennaz digant-han : Mestr, pé béc'hed en deûz gread hé-man, pe hé gérent, évit ma eo ganet dall?

3. Jézuz a respountaz : N'en deûz két péc'het, nag hé gérent ken nébeût : hogen evit ma vézô disklériet ôberiou Doué enn-han eo.

4. Réd eo d'in ôber ôberiou ann hini en deûz va c'haset, é-pâd ma eo deiz : ann noz a zeû, ha den na hell ôber enn-hi.

5. E-pâd émounn er béd, ounn goulou ar béd.

6. Goude m'en doé lavaret kément-sé, é skôpaz d'ann douar, hag é réaz fank gant skôp, hag é frotaz daoulagad ann den dall gand ar fank-zé,

7. Hag é lavaraz d'ézhan : Kéa, hag en em walc'h é kibel Siloé (da lavaroud eo, Kaset). Mond a réaz 'ta; en em walc'hi a réaz, ha pa zeûaz é welé.

8. Amezeien hé-man, hag ar ré hô doa hé wélet kentoc'h o korka, a lavaré : Ha né kéd hen-nez a ioa azézet, hag a gorké? Ré all a lavaré : Hen eo.

9. Ré all a lavaré : Ne két, eunn all eo hag a zô hénvel out-han. Hôgen hén a lavaré : Mé eo.

10. Hôgen hi a lavaré d'ezhan : Penaoz en hét digoret da zaou-lagad d'id?

11. Hag hén a respountaz : Ann dén-zé a c'halveur Jezuz, en deûz great fank : hag en deûz frotet va daou-lagad, hag en deûz lavared d'in : Kéa da gibel Siloé, hag en em walc'h. Hag ounn éat, hag ounn en em walc'het, hag e wélann.

12. Hag hi a lavaraz d'ezhan : Péleac'h éma? Hag hen a lavaraz : Na ouzonn két.

13. Kâs a réjond d'ar Fariziaued ann hini a oa béd dall.

14. Hôgen deiz ar sabbat oa, pa en doa Jezuz gréat ar fank, hag en doa digored hé zaou-lagad d'ezhan.

15. Ar Fariziaued a c'houlennaz ivé digant-han penaoz é wélé. Hôgen hen a lavaraz d'ezhô : Fank en deûz lékeat war va daou-lagad, en em walc'hed ounn, hag é wélaan.

16. Hôgen lôd eûz ar Fariziaued a lavaré : Hen-nez né kéd eunn dén a berz Doué, pa na vir két ar sabbat. Ha ré all a lavaré : Penaoz eunn dén pec'her a helfé ôber ar vurzudon-zé? Ha dizunvaniez a ioa étré-z-hô.

17. Lavaroud a réjond adarré d'ann dén zall : Na té, petrâ a lévérez eûz ann hini en deûz digored da zaou lagad? Hag hén a lavaraz : Eur Profed eo.

18. Hogen ar Iuzevien na grédent két e oa bet dall, hag e wele bréma, ken n'hô doé galvet hé dâd hag hé vamm.

19. Hag é leverjond d'ézhô : Hag hen-nez eo hô mâb, péhini a livirit a zô ganed dall? Penaoz éta e wél bréma?

20. Ann tâd hag ar vamm a respountaz hag a lavaraz : Gouzoud a réomp penaoz hé-man a zô hor mâb, ha pénaoz eo ganed dall :

21. Hôgen pénaoz é wél bréma, na ouzomp két : ha na ouzomp két ken-nébeût piou en deûz digored hé zaou-lagad d'ezhan : Goulennit digant-han, éma enn oad, ra gomzô anézhan hé unan.

22. Hé gerent a gomze evel-sé, ô véza m'hô doa aoun rag ar Iuzevien hô doa lékéad enn hô fenn penaoz piou-bennâg a anavézché Jezuz évid ar C'hrist, a vijé kaset kuid eûz ar sinagog.

23. Dré-sé hé gérent a lavaraz Oad en deûz, goulennid digant-han hé-unan.

24. Gervel a réjond eta adarré ann dén a oa bét dall, hag é lévérjond d'ézhan : Meûl Doue : gouzoud a réomp pénaoz ann dén-ze a zô eur péc'her.

25. Hag hén a lavaraz d'ézhô : Mar d-eo eur péc'her, n'ouzonn doaré : eunn dra a ouzonn, pénaoz é oann dall, ha bréman é welann.

26. Hag ar ré man a lavaraz d'ézhan : Pétrâ en deûz gréat d'îd ? Pénaoz en deûz digoret da zaoulagad d'îd ?

27. Hag hén a responntaz d'ézhô : Hel lavared em eûz kentoc'h d'é-hoc'h, hag hé gleved hoc'h eûz : pérâg é fell d'é-hoc'h hé glevoud adarré ? Ha c'houi a fell d'é-hoc'h ivé dond da véza diskibled d'ézhan ?

28. Hôgen hî a gunuc'haz anézhan, hag a lavaraz : Béz té diskibl d'ézhan : évid-omp-nî omp diskibled da Voizez.

29. Gouzoud a réomp pénaoz Doué en deûz komzet out Moizez : hôgen hé man na ouzomp kéd a bélec'h é teû.

30. Ann dén-zé a respountaz hag a lavaraz d'ézhô : Eunn dra souézuz brâz eo, pénaoz na ouzoc'h két a béléac'h eo, hag hén en deûz digoret va daou-lagad.

31. Gouzoud a réomp pénaoz Doné na zélaou kéd ar béc'herien : hôgen mar teû eur ré d'hé azeûli, ha da ôber hé ioul, é sélaouô hennez.

32. Né két bét klevet beté vréman penaoz en défe dén digored hé zaou-lagad da eunn den ganed dall

33. Ma n'eo kéd hen-nez eunn dén a Zoué, na helfe kéd ôber kément-sé.

34. Ar ré-man a respountaz hag a lavaraz d'ezhan : Er péc'hed oud ganed holl, hag é kelennea ac'hanomp ? Hag é lékéjond anézhan er-méaz.

35. Jézuz a glevaz pénaoz hô doa he lékéad er-méaz ; hag ô véra kijed out han, é lavaraz d'ézhan : Ha kridi a réz é Mâb Doue ?

36 Hag hen a respountaz hag a lavaraz : Piou eo, Aotrou, évit ma kredinn enn-han ?

37. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhan : He wélet éc'h eûz, hag ann hini a gomz ouz îd eo.

38 Hag hen a lavaraz : Aotrou, kridi a rann. Hag éc'h en em strinka d'ann douar, ec'h azeûlaz anézhan.

39. Ha Jézuz a lavaraz : Deûed ounn er béd man évit barna : évit ma wélô ar ré na wél két, ha ma teûiô dall ar ré a wel.

40. Ha lôd eûz ar Farizianed, péré a ioa gant han, ô véza klevet kement-se, a lavaraz d'ezhan : Ha dall omp ivé nî ?

41. Jézuz a lavarar d'ézhô : Ma véac'h dall, n'hô pé kéd a bec'hed : hôgen bréma é livirit : Nî a wél. Hag hô péc'hed a choum enn hoc'h.

## X. PENNAD.

1. HEL lavaroud a rann d'é-hoc'h pénaoz piou-bennâg n'aa â kéd dré ann ôr é kraou ann dénved, hôgen a bîñ dré eul léac'h all, a zô eul laer hag eur skarzer.

2. Hôgen ann hini a zeû dré ann ôr, a zô meser ann dénved.

3. Da hen nez eo é tigor ar porsier, hag ann dénved a gleô hé vouéz, hag é c'halv hé zénved hé-unan dré hô hanô, hag hô laka da vond er méaz.

4 Ha pa en deûz hô lékéad hé-unan da vond er-méaz, éz â enn hô raok : hag ann dénved a ia war hé lerc'h, ô véza ma anavézont hé vouéa.

5. Ha n'az éont két war lerc'h eunn diavesiad ; hôgen tec'hi a réont diout han, ô véza na anavézont ket mouéz ann diavésidi

6. Jézus a lavaraz d'ezhô ar haraholen-zé. Hôgen hî na anavézchont két ar pez a lavaré d'ezhô.

7. Jézuz a lavaraz c'hoaz d'ézhô : É gwirionez, é-gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, pénaos eo me eo dôr ann dénved.

8. Ar ré holl a zô deûat, a zé

laéroun ha skarzerien, hag ann denved n'hô deûz kéd hô c'hlevet.

9. Mé eo ann ôr. Mar teû eur ré ébarz dré-z oun, é vézô salvet: mond a rai ébarz, mond a rai er-meaz, hag é kavô peûri.

10. Al laer na zeû néméd évit laéra, évit laza, évit kolla. Mé a zô deûet évit ma hô devezô ar vuez, ha ma hô dévézô anéhi gant muia Founder.

11. Mé a zô ar Meser mâd. Ar meser mâd a rô hé vuez évid hé zénved.

12. Hôgen ar gôpraer, hag ann hini né két meser, ha da béhini né kéd ann dénved, pa wél ar bleiz ô tont, a zilez ann dénved, hag a dec'h : hag ar bleiz a skarz hag a zamantr ann dénved.

13. Ar gôpraer a dec'h, ô véza ma eo gôpraer, ha na gémer kéd a bréder gand ann dénved.

14. Mé eo ar meser mâd: anaoud a rann va ré, ha va ré am anavez.

15. Ével ma anavez va Zâd ac'hanoun, éc'h anavézann va Zâd: hag é rôann va buez évit va dénved.

16. Béz' em eûz c'hoaz dénved all, péré n'int kéd eûz ann dropel-mañ, hag eo red é tigaschenn anézhô. Va mouéz a glevint, ha na vézô néméd eunn tropel hag eur meser.

17. Dré-zé eo é kâr va Zâd ac'hanoun, ô véza ma lezann va éné, évid hé géméroud adarré.

18. Dén na gémer anezhañ digan-én: hôgen mé hé rô ac'hanoun va-unan: ar galloud em eûs d'hé leûskel, hag ar galloud em eûz d'hé géméroud adarré. Ar gourc'hémenn-zé em eûz bét digant va Zâd.

19. Dizunvaniez a zavaz adarré étouez ar Iuzevien diwar-benn ar geriou-zé.

20. Kalz anézhô a lavaré: Éma ann diaoul enn-han; diskiantet eo; pérâg é selaouit-hu anézhañ?

21. Ré all a lavaré: Ar geriou-zé n'int kéd eûz a eunn dén é péhini é vé ann diaoul: ann diaoul hag hén a hell digeri daoulagad ar ré-zall?

22. Hôgen ôber a réad é Jéruzalem Goél al Lid-Iliz: hag ee goanv édot.

23. Ha Jézuz a valéé enn templ, é porched Salomon.

24. Hôgen ar Iuzevien en em lékéaz war hé drô, hag a lavaraz d'ezhañ: Beté pegeit é talc'hi ac'hanomp enn arvar? Mar d oud ar C'hrist, lavar-hén d'é-omp splann.

25. Jézuz a respountaz d'ézhô: Komza a rann ouz-hoc'h, ha na grédit kéd d'in. Ann ôberiou a rann é hanô va Zâd, a rô testeni ac'hanoun:

26. Hôgen c'houi na grédit két, ô véza n'oc'h kéd eûz va denved.

27. Va dénved a anavez va mouéz: hô anaoud a rann, hag é teûont war va lerc'h:

28. Ha mé a rô d'ézhô ar vuez peûr badus: ha na vézint két kollet da-vikenn, ha den n'hô skrapô eûz va daouarn.

29. Ar pez en deûz rôet va Zâd d'in, a zô brasoc'h égét pép trâ; ha dén na hell hé skrapa diouc'h dourn va Zâd.

30. Mé ha va Zâd a zô eunn hévelep trâ.

31. Hôgen ar Iuzevien a géméraz mein évid hé labéza.

32. Jézuz a lavaraz d'ézhô: Meur a ôber mâd em eûz diskouézet d'é-hoc'h a berz va Zâd, évit péhini eûz ann ôberiou-ze é labézit-hu ac'hanoun?

33. Ar Iuzevien a respountaz d'ézhañ: Né kéd évid eunn ôber mâd é labézomp ac'hanod, évid eur ger a énep Doué eo; ô véza n'oud néméd eunn dén, hag en em réa Doué.

34. Jézuz a respountaz d'ézhô: Ha n'eo két skrivet enn hô lézen: Lavaréd em eûz, doueed oc'h.

35. Mar galv doueed ar ré évit piou é oa gréat geriou Doué, ha ma na hell két ar Skritur béza torret.

36. Perâg é livirit-hu pénaoz é komzann a-énep Doué, mé péhini a zô bet santel ha kased er béd gant va Zâd, dre ma em eûz lavaret é oann Mâb Doué?

37. Ma na rann kêt ôberiou va Zâd, na grédit kéd enn-oun.

38. Hôgen ma bô grann, ma na fell kéd d'e-hoc'h krédi enn-oun, krédit em ôberiou, évit ma anavézot, ha ma krédot pénaoz éma va Zâd enn-oun, ha mé enn-han.

39. Neûze e klaskehont kregi enn-han; hôgen bén en em dennaz eûz hô daouarn.

40. Hag éz éaz adarré enn tu all d'ar Jourdan, el léac'h ma édo Iann ô vadezi da genta: hag é choumaz énô.

41. Kalz a zeûaz d'hé gavout, hag é lavarent: Iann n'en deûz gréat burzud é-béd.

42. Hogen kémend en deûz lavaret Iann diwar-benn hé-man a ioa gwir. Ha kalz a grédaz enn-han.

## XI. PENNAD.

1. HOGEN béz' éz oa eunn dén klanv, hanvet Lazar, eûz a Vétania, bourc'h é péleac'h é choume Mari ha Marta hé c'hoar.

2. (Mari a ioa houn nez péhini a skulaz louzou c'houés-vâd war ann Aotrou, hag a zec'haz hé dreid gand hé bleô: Lazar breûr houn-nez eo a ioa klanv.)

3. Hé c'hoarezed a gasaz éta eur ré bennâg da lavaroud da Jézuz: Aotrou, chétu ann hini a garez a zô klanv.

4. Pa glevaz kémeut-sé é lavaraz d'ezhô: Ar c'hlénved-zé n'az ai kêt beteg ar marô; hôgen évit gloar Doué eo, hag évit ma vézô meûlet Mab Doué dré-z-han.

5. Hogen Jézuz a garé Marta, ha Mari hé c'hoar, ha Lazar.

6. Hogen pa en doé klevet lavarout pénaoz é oa klanv hé-man, é choumaz daou zervez c'hoaz el léac'h ma édo.

7. Ha goudé-zé é lavaraz d'hé ziskibled: Deomp c'hoaz er Judéa.

8. Hé ziskibled a lavaraz d'ezhan: Mestr, n'eûz két pell é klaské ar Iuzevien ac'hanod évid da labéza, hag éz éz c'hoaz di?

9. Jézuz a respountaz: Ha n'éz eûz két daouzeg heur enn deiz? Ma vale eunn dén enn deiz, na stok é nétrâ, râg gwéloud a râ goulou ar béd-man.

10. Hôgen ma valé eun nôz, é stok enn eunn drâ, ô véza n'eûz kéd a c'houlou enn-hi.

11. Kément-sé a lavaraz, ha goudé-zé é lavaraz d'ézhô: Lazar hor miñoun a zô kousket: hôgen mond a rann d'hé zihuna.

12. Hé ziskibled a lavaraz d'ézhan: Aotrou, mar d'eo kousket, é vézô iac'h.

13. Hogen Jézuz en doa komzet eûz hé varô, hag hî a grédé pénaoz en doa komzet eûz aon hûn kousk.

14. Neûzé Jézuz a lavaraz d'ézhô freaz: Lazar a zô marô;

15. Ha dâ eo gan-én, enn abek d'é-hoc'h na venn kêt bet énô, évit ma kredot. Hôgen déomp d'hé gavout.

16. Neûzé Tomaz, les-hanvet Didimuz a lavaraz d'hé gen-ziskibled: Déomp ivé ni, évit ma varvimp gant-han.

17. Jézuz éta az éaz; hag é kavaz pénaoz é oa er bêz pevar dervez a ioa.

18. (Râk Bétania a ioa pell diouc'h Jéruzalem e trô pemzek stad.)

19. Kalz a Iuzevien a oa deûed da wélout Marta ha Mari, évid hô frealzi diwar-benn hô breûr.

20. Marta ô véza klevet pénaoz é teûé Jézuz, az éaz d'hé ziambrouga: hôgen Mari a joumaz azézet enn ti.

21. Neûze Marta a lavaraz da Jézuz: Aotrou, ma vijez bet aman, va breûr na vijé két marô.

22. Hôgen gouzoud a rann bréma, pénaoz kément trâ a c'houlenni digand Doué, hé rôi Doué d'id.

23. Jézuz a lavaraz d'ézhi: Da vreûr a zazorc'hô.

24. Marta a lavaraz d'ezhan: Gouzoud a rann pénaoz é tazorc'hô enn dazorc'hidigez enn deiz divéza.

25. Jézuz a lavaraz d'ezhi. Mé

eo ann dazorc'hidigez hag ar vuez : néb a gréd enn-oun, ha pa vé marô, a vevô.

26. Ha piou-bennâg a vev, hag a gred enn oun, na varvô ked davikenn. Ha kridi a réz kement-sé?

27. Hag hi a lavaraz d'ezhan : Ia, Aotrou, me a gred pénaoz oud ar C'hrist Mab ann Doué béô, pehini a zô deûet er béd-man.

28. Goudé ma é doé lavaret kément-zé, éz éaz kuît, hag é c'halvaz gwestad Mari he c'hoar, ô lavarout : Ar Mestr a zô deûet, hag é c'haiv ac'hanod.

29. Kerkent ha ma klevaz hi kément-zé, é savaz hag éz éaz d'hé gavout.

30. Râk Jezuz né oa két c'hoaz deûet er vourc'h; hôgen béz' édo el léac'h é péhini é oa bét diambrouget gant Marta.

31. Hôgen ar Iuzevien a ioa gant Mari enn tì, ha peré a frealzé anézhi, pa wéljont pénaoz é oa savet ker buan hag éad er méaz, az ^gaz war he lerc'h, ô lavarout : Mond a ra d'ar béz, évit gwela énô.

32. Pa oé deûet Mari el léac'h é pehini édo Jezuz, ha pa welaz anezhan, en em daolaz d'he dreid, hag é lavaraz d'ezhan : Aotrou, ma vijez bét âman, va breûr na vijé két marô.

33. Hôgen Jézuz pa wélaz anézhi ô lenva, kerkoulz hag ar Iuzevien a ioa deûet gant hi, a skrijaz, hag a zaouzanaz.

34. Hag e lavaraz : Péleac'h hoc'h eûs-hu he lekeat? Hag hi a lavaraz d'ézhan : Aotrou, deûez ha gwél.

35. Ha Jezuz en em lékéaz da wela.

36. Hôgen ar Iuzevien a lavaraz : Chetu pénaoz e kare anezhan.

37. Koulskoude lod eûz ar ré-man a lavaré : Ha na bellé ked hé-man, pehini en deûz digoret hé zaoulagad da eunn den ganed dall, miroud oud-han na varvché?

38. Hôgen Jezuz ô skrija a-nevez enn han he-unan, a zeûaz d'ar béz. Eur c'héô é oa; hag eur méan a oa bét lekeat war-n ézhan.

39. Ha Jezuz a lavaraz d'ézhô : Lamid ar méan. Marta, c'hoar ann hini a oa marô, a lavaraz d'ezhan : Aotrou, fleria a ra dijâ, râk pevar dervez zô éma azé.

40. Jezuz a lavaraz d'ezhi : Ha n'em eûz két lavared d'id, pénaoz mar kredez, e weli gloar Doué?

41. Tenna a rejond éta ar méan : Hôgen Jezuz ô zével hé zaoulagad étrézeg ann énv, a lavaraz : Va Zâd, da drugarékaad a rann ô veza ma éc'h eûz va selaouet.

42. Evid oun-mé a wie penaoz é selaouez bepréd ac'hanoun; hôgen kément-man a lavarann évid ar bobl péhini a zô war va zrô : évit ma krédint pénaoz éc'h eûz va c'hazet.

43. Goudé béza lavaret kément-zé, é kriaz a bouez-penn : Lazar, deûz er méaz.

44. Ha râk-tâl ann hini a oa marô a zeûaz er méaz, gand he dreid hag hé zaouarn eréet, hag hé zremm golôet gand eul liser. Ha Jezuz a lavaraz d'ezhô : Diéréit anezhan, ha list hen da vont.

45 Neûzé kalz eûz ar Iuzevien a ioa deûed da wélout Mari ha Marta, pa wéljont ar pez en doa gréat Jézuz, a grédaz enn-han.

46. Hôgen lod anezhô az eaz da gavoud ar Farizianed, hag a lavaraz d'ézhô ar pez en doa gréat Jezuz.

47. Prinsed ar veleien hag ar Farizianed en em strollaz éta, hag é lavarent : Petrâ a réomp? Ann den-zé a ra kalz a vurzudou.

48 Ma hé lezomp ével-zé, ann holl a gredô enn-han, hag ar Romaned a zeûi, hag é tismantrint hol léac'h hag hon tûd.

49. Hôgen unan anezhô hanvet Kaïfaz, pehini a ioa Belek brâz er bloaz-ze, a lavaraz d'ezho : C'houi na ouzoc'h netrâ, -

50. Ha na vennit két pénaoz eo gwelloc'h évid hoc'h é varvché eunn dén bé-unan évid ar bobl, éget na vé kollet ann holl vrôad.

51. Hôgen na lavaré két kément-sé anézhan hé-unan, ô véza ma edu Bélék-brâz er bloaz-zé, e tuoganaz penaoz Jézuz a dlie mervel évid ar vrôad,

52. Ha nano hép kén évid ar vrôad-zé, hôgen évit strolla enn eur vrôad hep ken mipien Doué, peré a ioa skiñet.

53. Adaleg ann dervez-ze eta é venchont he iakaad da vervel.

54. Hôgen Jezuz na gerzé mui dirag ann holl e-tuez ar Iuzevien; hag en em denna a réaz enn eur vrô tôst d'ann distrô, enn eur géar hanvet Éfrem; hag é choumaz enô gand hé ziskibled.

55. Hogen Pask ar Iuzevien a ioa tôst; ha kalz a dûd eûz ar vrôzé a zéaz da Jeruzalem évid en em c'hlana.

56. Klaskuud a réant Jézuz, hag é lavarent ann eil d'égilé pa édont enn templ : Petrâ a venmit-hu, ô véza n'eo kéd deñet é deiz ar goel? Râk Prinsed ar véleien hag ar Farizianed hô doa rôed urz pénaoz ma oufe eur ré péleac'h édu, é teûfé d'hé ziskulia, evit ma helfent kregi enn-han.

## XII. PENNAD.

1. C'HOUÉAC'H dervez abarz ar Pask, Jézuz a zeûaz é Betania, é peleac'h e oa marvet Lazar, ha saved a varô da veô.

2. Hôgen enô e oé aozed da goan d'ézhan : Ha Marta a zerviche, ha Lazar a oa unan eûz ar ré a ioa ouc'h taol gant-han.

3. Neûze Mari a geméraz eul livr nard kré, hag a dalie kalz, hag é taolaz anézhan war dreid Jézuz, hag hô zec'haz gand hé bléô : hag ann tî a oé leûn gand al louzou c'houés vâd.

4. Neûze unan eûz hé ziskibled, Iuzaz Iskariot péhini a dlié hé werza, a lavaraz :

5. Perâk né deûz két gwerzet al louzou-zé tri c'hant diner, evit rei d'ar beorien?

6. Kément-sé a lavaré, né kéd é prédérié euz ar béorien, hôgen ô véza m'az oa eul laer, hag ô terc'hel ar ialc'h, e tougé ann arc'hant a lekead enn-hi.

7. Hôgen Jezuz a lavaraz : List-hi da ôber, râg ann dra-man a vézô mâd évit va liéna.

8. Râk beorien hoc'h eûz bépred gan-é-hoc'h; hôgen n'hô pezô ked ac'hanoun bépréd gan-e-hoc'h.

9. Hôgen eul lod brâz a Iuzevien a wezaz pénaoz edo énô, hag é teûjont, nann hép kén evit Jézuz, hogen évit gwelout Lazar, péhini en doa savet a varô da veô.

10. Prinsed ar véleien a vennaz ivé laza Lazar;

11. O véza ma pellaé kalz a Iuzevien diout-hô enn abek d'ézhan, ha ma krédent é Jézuz.

12. Hôgen antrônôz eul lôd brâz a dûd péré a oa deñed ô véza klevet évid ar goél pénaoz é teûe Jézuz da Jeruzalem;

13. A géméraz skourrou palmez, hag éz éjont d'hé ziambrouga, hag é krient : Hosanna, benniget ra vézô Roué Israel, péhini a zeû é hanô ann Aotrou.

14. Ha Jézuz a gavaz eunn azénik, hag a azézaz war-n-ézhan, evel ma eo skrivet :

15. N'az pe kéd a aoun, merc'h Sion, chétu da Roué a zeû azezet war eleûl eunn azen.

16. He ziskibled na anavézchont két kément-se da genta : hôgen pa oé éat Jézuz enn hé c'hloar, neûzé é teûaz koun d'ézhô eûz ar pez a oa skrivet diwar hé benn, hag eûz ar pez hô doa gréat d'ézhan.

17. Al lod tûd a ioa gant-han pa c'halvaz Lazar eûz ar béz, ha pa lekéaz anézhan da zével eûz a douez ar ré-varô, a rôé testeni d'ezhan.

18. Dré zé eo é teûaz kalz a dûd d'hé ambrouga; ô véza m'hô doa klevet penaoz en doa gréat ar burzud-zé.

19. Ar Farizianed a lavaraz neûzé étré-a-hô : Gwéloud a rit penaoz n'hon eûz gounezet nétrâ; chétu ar béd holl a ia war hé lerc'h.

20. Hôgen béz éz oa Jentiled,

é-touez ar ré a oa deûet évid azeûli é deiz ar goél;

21. Ar re-man az éaz da gavout Filip, péhini a ioa eûz a Vetsaida é Galiléa, hag e pédchont anezhan, ô lavarout : Aotrou, ni a garre gwelout Jézuz

22. Filip a zeûaz hag hé lavaraz da André : hag André ha Filip he lavaraz adarre da Jézuz.

23. Hôgen Jézuz a respountaz d'ezhô, ô lavarout : Deûed eo ann heur, ma vezô meûlet Mâb ann dén.

24. É-gwirionez, é-gwirionez hel lavarann d'e-hoc'h, ma na varv két ar c'hreûnen winiz a gouéz d'ann douar, é choumô hé unan; hôgen mar marv, é tigas kalz a frouez

25. Néb a gâr hé vuez, he c'hollô : ha néb a gasa he vuez er bedman, hé mir évid ar vuez peûrbaduz.

26. Mar servich eur ré ac'hanoun, ra zeûi war va lerch : hag el léac'h ma vézinn, énô ivé é vézô va servicher. Mar en deûz eur ré servichet ac'hanoun, va Zâd a énorô anezhan.

27. Bréma va éné a zô enkrézet. Ha petrâ a livirinn me? Va Zâd, savete ac'hanoun eûz ann heur man. hôgen évit-se eo ounn deûed enn heur-man.

28. Va Zâd, meûl da hanô. Neûzé é oé klevet eur vouez eûz ann énv : Ha meûlet em eûz, ha c'hoaz é veûlinn.

29. Ar bobl a ioa énô, hag hô doa klevet. a lavaré é oa bet kurun. Ré all a lavaré : Eunn Éal en deûz komzet out-han.

30. Jézuz a respountaz, hag a lavaraz : Ne kéd enn abek d'in eo deûed ar vouez-zé, hôgen enn abek d'é-hoc'h.

31. Bréma e vézô barnet ar béd : bréma prins ar béd-man a vézô taolet er-meaz.

32. Ha mé pa vézinn gorrôet a-zioue'h ann douar, é tenninn pép trâ étrezég enn-oun.

33. (Kement-sé a lavaré évit merka a bé varô é tlie mervel.)

34. Ar bobl a respountaz d'ezhan. Ni hon eûz klevet eûz al lézen, penaoz ar C'hrist a dlé choum davikenn : ha pénaoz e lévérez té eo réd é vé gorrôet Mâb ann dén? Piou eo Mâb ann dén-zé?

35. Jézuz a lavaraz d'ezhô : Éma c'hoaz ar goulou gan-é hoc'h évid eunn nebeûd amzer. Kerzit é pâd hoc'h eûz ar goulou, évit na viot két kéméret gand ann devalien : râk néb a gerz enn devalien, na oar két peléac'h éz â.

36. É pâd hoc'h eûz ar goulou, krédit er goulou, évit ma viot bugalé ar goulou. Jézuz ô véza lavaret ann dra-zé, az éaz-kuit, hag en em guzaz ra-z-hô.

37. Hôgen évit-han da véza gréat kémend a vurzudou dira-z-hô, na grédent kéd enn han :

38. Évit ma vijé sévénet gér ar profed Izaiaz, pa lavaré : Aotrou, piou en deûz krédet d'hol lavar? Ha da biou eo bét disklériet breac'h ann Aotrou?

39. Dré-sé na hellent két krédi; Izaiaz en deûz lavaret c'hoaz :

40. Dallet en deûz hô daou-lagad, ha kalédet en deûz hô c'haloun évit na welint két gand hô daou-lagad, na boellint ket gand hô c'haloun, gand aoun na zistrôjend ouc'h Doue, ha na iac'haenn anezhô.

41. Izaiaz en deûz lavaret kément-sé, pa en deûz gwelet hé c'hloar, ha pa en deûz komzet diwar hé benn.

42. Koulskoudé kals eûz ar Brinsed zô-kén a gredaz enn-han : hôgen enn abek d'ar Farizianed na ansavent két kément-sé, gand aonn na vent kaset-kuid eûz ar sinagog.

43. Râk muioc'h hô deûz karet gloar ann dûd éget gloar Doué.

44. Hôgen Jézuz a griaz, hag a lavaraz : Néb a gréd enn oun, na grét két enn-oun, hôgen enn hini en deûz va c'haset.

45. Ha néb a wél ac'hanoun, a wél ann hini en deûz va c'haset.

46. Da c'houlou ounn deûed er béd évit na joumô két enn devalien kémend hini a gréd enn-oun.

47. Ma éz eûz unan-bennâg hag a zelaou va geriou, ha n'hô mir két, na varnann két anézhan; râk n'ounn két deûet évit barna ar béd, hôgen évit savétei ar béd.

48. Néb a zispriz ac'hanoun, ha na zigemer két va geriou, a vézô barnet. Ar gér em eûz lavaret eo a varnô anézhan enn deiz divéza.

49. Râk ne kéd ac'hanoun va-unan em eûz komzet, hôgen va Zâd pelum en deûz va c'haset eo en deuz gourc'hemennet d'in pétrâ em eûz da lavarout, ha pénaoz é tleann komza.

50. Ha gouzoud a rann pénaoz bé c'hourc'hémenn a zô ar vuez peûr-baduz. Ar péz éta a lavarann, hel lavarann bervez m'en deûz va Zâd hé lavared d'in.

## XIII. PENNAD.

1. ABARZ deiz goel Pask, Jézuz ô c'houzout pénaoz é oa deûed ann heur da dreménout eûz ar béd-man étrezeg hé Dâd, evel m'en doa karet hé dûd péré a ioa er béd, é karaz anézhô enn divez.

2. Ha goudé koan, ô véza m'en doa ann diaoul lékeat dijâ é kaloun Iuzaz mâb Simon Iskariot ar c'hoant d'hé werza.

3. Jézuz ô c'houzout pénaoz en doa Doue lékeat pép trâ étré hé zaouarn, pénaoz é oa deûed eûz a Zouê, hag é tistroe da Zoué;

4. A zavaz diouc'h koan, hag a ziwiskaz hé zilad: ha goude béza kéméred eul lienen, hel lékeaz war hé drô.

5. Goudé-zé é lékéaz dour enn eur vasin, hag é téraouaz gwalc'hi treid hé ziskibled, hag hô zec'ha gand al liénen a ioa war hé drô.

6. Dond a réaz ivé da Zimon Per. Hag hé-man a lavaraz d'ezhan: Aotrou, ha te a walc'h va zreid d'in?

7. Ha Jézuz a respountaz hag a lavaraz d'ézhan: Na ouzoud két bréma pétrâ a rann, hôgen gouzoud a ri pelloc'h.

8. Per a lavaraz d'ezhan: Bikenn na walc'hi va zreid d'in. Jézuz a respountaz d'ézhan: Ma na walc'hann kéd ac'hanod, n'az pézô kéd a lôd gan-én.

9. Simon Per a lavaraz d'ézhan: Aotrou, nann hép-ken va zreid, hôgen ivé ha va daouarn, ha va fenn.

10. Jézuz a lavaraz d'ézhan: Néb a zô bét gwalc'het, n'en deûz muî ézomm némed da walc'hi hé dreid, hag hen a zô glân holl. Ha c'houi a zô glân ivé; hôgen n'oc'h ked holl.

11. Râg gouzoud a réa piou é oa ann hini a dlie hé werza; hag évit-se eo en doa lavaret: N'oc'h ket glân holl.

12. Pa en doé éta gwalc'het hô zreid d'ezhô, e kéméraz hé zilad: hag ô véza en em lékeat c'hoaz ouc'h taol, é lavaraz d'ézhô: Ha gouzoud a rit hu pétrâ em eûz gréad d'e-hoc'h?

13. Va gervel a rit Mestr, hag Aotrou: ha mâd é livirit; râk ha béz' éz ounn.

14. Ma em eûs éta gwalc'het hô treid, ha mé Aotrou ha Mestr, c'houi a dlé ivé gwalc'hi hô treid ann eil d'égilé.

15. Râk rôed em eûz ar skouér d'é-hoc'h, évit ma réot ével ma em eûz gread d'e-hoc'h.

16. E-gwirionez, e-gwirionez hel lavarann d'e-hoc'h: Ar mével ne ket brasoc'h éged hé Aotrou; hag ann Abostol né ket brasoc'h éged ann hini eo deûz hé gaset.

17. Mar gouzoc'h kément-se, ha ma her grît, é viot gwenvidik.

18. Na lavarann két kément-man ac'hanoc'h holl: gouzoud a rann péré em eûz dilennet; hôgen évit ma vezô sévénet ar Skrituriou: Ann hini a zebr bara gan-en a zavô hé zeûl em éneb.

19. A vréman hel lavarann d'é-hoc'h, hag abars ma c'hoarvézô: évit pa c'hoarvézô, ma krédot pénaoz eu me eo.

20. E-gwirionez, é gwirionez hel lavarann d'e-hoc'h; pénaoz néb a zigemer ann hini em eûz kaset, a zigemer ac'hanoun: ha néb a

zigémer ac'hanoun, a zigémer ann hini en deûz va c'haset.

21. Pa en doé Jézuz lavaret kément-sé, é oe enkrézet enn hé spéred : hag é lavaraz splamm : É-gwirionez, é-gwirionez hel lavarann d'e-hoc'h, pénaoz unan ac'hanoc'h a werzô ac'hanoun.

22. Hôgen ann diskibled a sellé ann eil ouc'h égile, ô véza na wient két eûz a hiou é komze.

23. Hôgen unan eûz hé ziskibled, péhini a ioa karet gant Jézuz, a ioa kousket war askré Jézuz.

24. Ha Simon Per a réaz eunn arouéz hag a lavaraz d'ézhan : A biou eo e komz ?

25. Ann diskibl éta péhini a ioa kousket war askré Jézuz a lavaraz d'ézhan : Aotrou, piou eo ?

26. Ha Jézuz a respountaz ; Hennez eo da béhini e rôinn bara soubet. Ha goude beza soubet bara, hé roaz da Iuzaz mâb Simon Iskariot.

27. Ha goudé m'en doé kéméret ar genaouad zé, Satan az éaz ennhan. Ha Jézuz a lavaraz d'ezhan : Gra râk-tâl ar péz a réz.

28. Hôgen hini eûz ar ré a ioa ouc'h taol na wié pérâg en doa lavaret kément-sé d'ézhan.

29. Râk hiniennou a venné pénaoz dré ann abek en doa Iuzaz ar ialc'h, en doa lavaret Jezuz d'ézhan : Prén ar pez a zô réd d'é-omp évid ar goél : pé évit reï euon dra-bennâg d'ar beorien.

30. Goudé m'en doe Iuzaz kéméret hé c'hénaouad, éz éaz-kuît râk tal ; rak nôz é oa.

31. Hôgen pa oé éat-kuit, Jézuz a lavaraz : Bréma Mâb ann den a zô meûlet ; ha Doué a zô meûlet enn-han.

32. Mar d-eo Doué meûlet ennhan, Doué a veûlô ivé anézhan ennhan hé-unan : hag abarz némeûr hen meûlô.

33. Va mipienigou, émounn c'hoaz gan é hoc'h evid eunn nébeûd amzer. Va c'hlaskoud a réot : hag ével ma em eûz lavaret d'ar Iuzevien : Na hellot két dond el leac'h m'az ann : hel lavaroud a rann ivé d'é-boc'h evit bréma.

34. Eur gourc'hémenn nevez a rôann d'e-hoc'h ; Evit ma en em gerrot ann eil égilé, ha ma en em gerrot ann eil égilé ével ma em eûz hô karet.

35. Dré-zé éc'h anavézô ann holl pénaoz oc'h va diskibled, ma hoc'h eûz karantez ann eil évid égilé.

36. Simon Per a lavaraz d'ézhan : Aotrou, péléac'h éz éz ? Jézuz a respountaz : Na hellez két évit bréma dont war va lerc'h el léac'h m'az ann ; hôgen dond a ri goudé war va lerc'h.

37. Per a lavaraz d'ézhan : Pérâk na hellann-mé két mond a vréma war da lerc'h ? Va buez a rôinn évid-ond.

38. Jézuz a respountas d'ézhan : Da vuez a rôi évid-oun ! É-gwirionez, é-gwirionez hel lavaraun d'id : Na ganô kéd ar c'hilek, n'az pézô va dinac'het teir gwéach.

## XIV. PENNAD.

1. NA vézet két enkrézet hô kaloun. Krédi a rîd e Doué, krédid ivé enn-oun.

2. E-ti va Zâd éz eûz meûr a géar. Ma né ve két, em bijé hé lavaret d'e-hoc'h ; râk mond a rann da aoza al léac'h d'é hoc'h.

3. Ha goudé ma vézinn éat-kuît, ha ma em bezô aozet al léac'h d'é-hoc'h, e teûinn adarré, hag hô kemérinn gan-én, évit el léac'h ma'z ounn é viot ivé.

4. Gouzoud a rîd ervâd péléac'h éz ann, hag ann hent a ouzoc'h.

5. Tomaz a lavaraz d'ezhan : Aotrou, na ouzomp két péléac'h éz ez : ha pénaoz é hallomp-ni gouzoud ann hent ?

6. Jézuz a lavaraz d'ézhan : Mé eo ann hent, hag ar wirionez, hag ar vuez : dén na zeû étrézég ann Tâd néméd dré-z-oun.

7. Ma hô pé va anavézet, hô pé ivé anavézet va Zâd ; hag abarz némeûr hen anavézot, hag hé wélet hoc'h eûz.

8. Filip a lavaraz d'ézhan : Aotrou, diskouéz d'é-omp da Dâd, hag eo a-walc'h évid omp.

9. Jezuz a lavaraz d'ézhan : Keid amzer zò émounn gan-é-hoc'h, ha n'am anavézit ket c'hoaz? Filip, néb a wél ac'hanoun, a wel ivé va Zâd. Pénaoz é levérez-té : Diskouéz d'é-omp da Dâd?

10. Ha na grédit-hu két pénaoz ém'ounn em Zâd, ha va Zâd ennoun? Ar geriou a lavarann d'é-hoc'h, né kéd ac'hanoun va-unan hò lavarann. Hógen va Zâd péhini a choum enn-oun a ra hé-unan va ôberiou.

11. Ha na grédit-hu kat pénaoz ém'ounn em Zâd, ha va Zâd ennoun?

12. Da vihana krédit enn abek d'ann ôberiou hô-unan. E-gwirionez, é-gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, néb a grèd enn-oun, a rai héunan ann ôberiou a rann, hag é rai c'hoaz oberiou brasoc'h; ô véza ma'z ann étrézék va Zâd.

13. Ha petrâ-bennâg a c'houlennot digant va Zâd em hanô, hel likinn da vézô; évit ma vézô meûlet ann Tâd er Mâb.

14. Mar goulennid eunn dra digan-én em hanô, her grinn.

15. Mar karit ac'hanoun, mirit va gourc'hémennou.

16. Hag é pédinn va Zâd, hag é roi d'é-hoc'h eunn Dic'hlac'harer all, évit ma choumô gan-é-hoc'h da-vikenn;

17. Ar Spéred a wirionez, péhini na hell ket héza digéméret gand ar bèd, ô véza na wel kéd anézhan, ha na anavez ked anezhan : hôgen c'houi a anavézô anézhan, ô véza ma choumô gan-é-hoc'h, ha ma vézô enn-hoc'h.

18. N'hô lezinn két emzivaded : dond a rinn étrézeg enn-hoc'h.

19. C'hoaz eunn nébeûd amzer, hag ar bed n'am gwélô mui. Hôgen c'houi a welô ac'hanoun; ô véza ma vévann, ha ma vévod ivé.

20. Enn deiz-zé éc'h anavézot penaoz ém'ounn em Zâd, ha c'houi enn-ounn, ha mé enn-hoc'h.

21. Ann hini en deûz va gourc'hemennou, hag a vir anézhô, hen-nez eo a gâr ac'hanoun. Hôgen néb a gâr ac'hanoun a vézô karet gant va Zâd : ha ma a garô anézhan, hag en em ziskouézô d'ézhan va-unan.

22. Iuzaz, péhini né oa két ann Iskariot, a lavaraz d'ézhan : Penaoz é c'hoarvézô pénaoz en em ziskouézi d'a unan d'é-omp, ha n'en em ziskouézi kéd d'ar bèd?

23. Jezuz a respountaz hag a lavaraz d'ezhan : Mar kâr eur ré ac'hanoun, e mirô va gér, ha va Zâd a garô anezhan; hag é teûimp etrezég-hen, hag e choumimp ennhan,

24. Nép na gâr kéd ac'hanoun, na vir két va gér. Hag ar gér hoc'h eùz klevet né két va ger, hôgen gér va Zâd péhini en deûz va c'haset.

25. Kément ma em eùz lavared d'é-hoc'h, é-pâd a chounienn gan-a-hoc'h.

26. Hôgen ann Dic'hlac'harer péhini eo ar Spéred Santel, hag a vézô kaset gant va Zâd em hanô, hen-nez a zeskô pép trâ d'é-hoc'h, hag a zigasô koun d'é-hoc'h eùz a gement em eùz lavared d'a-hoc'h.

27. Ar peoc'h a lezann gan-é-hoc'h. va féoc'h a róann d'é-hoc'h : n'he róann kéd d'é-hoc'h é-c'hiz ma hé rò ar béd. Na vézet két enkrézet hô kaloun, ha na spountet két.

28. Kleved hoc'h eùz penaoz em eùa lavared d'é-hoc'h. Mond a rann kuit, hag é tistrôann étrézég enn-hoc'h. Mar karfac'h ac'hanoun, é laouenafac'h, ô veza ma'z ann étrézé va Zâd; râk va Zâd a zò brasoc'h egéd-oun.

29. Ha brema hel lavarann d'é-hoc'h kent ma teûi; evit pa vézô deûet, ma krédot.

30. Pelloc'h na gomzinn mui némeûr gan-é-hoc'h, râk prins ar béd-mañ a zeû, ha n'en deûz nétrâ enn-oun.

31. Hôgen evit m'ac'h anavézô ar béd pénaoz é karann va Zâd, hag é rann ar pez en deûz va Zâd

gourc'hémennet d'in. Savit, ha déomb ac'hann.

## XV. PENNAD.

1. MÉ eo ar wir winien; ha va Zâd eo al labourer.

2. Kement skourr ha na zougô kéd a frouez enn-oun a drouc'hô, ha kemend hini a zoug frouez, é skarzô anézhan, évit ma tigasô mui a frouez.

3. C'houi a zô glân a vréma, enn abek d'ar geriou em eûz lavared d'e hoc'h.

4. Choumid enn-oun, ha mé ennhoc'h. É c'hîz na hell két ar skourr gwini dougen frouez anezhan héunan, hag héb béza stâg oud ar winien: ével-sé é c'hoarvézô enn hô kenver, ma na choumid enn-oun.

5. Me eo a winien, ha c'houi ar skourrou: neb a choum ennoun, ha mé enn-han, hen-ner a zoug kalz a frouez rák hép-z-oun na hellid ôber netrâ.

6. Ma na choum kéd eur ré ennoun, e vézô taolet er-méaz é-c'hîz ar skourr gwini, hag é tizec'hô; hag é tastumint anézhan, hag é taolint anézhan enn tân, hag e vézô devet.

7. Mar choumid enn oun, ha mar choum va geriou enn-hoc'h, goulennit ar péz a gerrot, hag é vezó rôed d'e hoc'h.

8. Gloar va Zâd eo é tonkac'h kalz a frouez, hag é teûac'h da ziskibled d'in.

9. É-c'hîz ma en deûz va Zâd va c'haret, em eûz ivé ho karet. Choumid em c'harantez.

10. Mar mirit va gourc'hémennou, é choumod em c'harantez, évél ma em eûz miret gourc'hémennou va Zâd, ha ma choumann enn hé garantez.

11. Kément-sé em eûz lavared d'e hoc'h, évit m'az ai va laouénidigez enn hoc'h, ha ma vézô leûniet hô laouénidigez.

12. Va gourc'hémenn eo é teûfac'h d'en em garout ann eil égilé, évél ma em eûz hô karet.

13. Dên na hell kaout brasoc'h karantez, égét rei hé vuez évid hé viñouned.

14. Va miñouned oc'h, mar grid ar péz em eûz gourc'hémenned d'é-hoc'h.

15. N'hô kalvinn mui mévellou; rag ar mével na oar két petrâ a rà hé vestr: Hôgen va miñouned am eûz hô kalvet, ô véza ma em eûz rôed da anaoud d'é-hoc'h kémend em eûz klevet gant va Zâd.

16. Né két c'houi hoc'h eûz va dilennet; kôgen me eo em eûz hô dilennet, hag em eûz hô lékdat évit ma'z éot, ha ma tougot frouez, ha ma talc'hô hô frouez: hag évit ma rôi va Zâd d'e-hoc'h kémend a c'houlennod em hanô digant-han.

17. Ar pêz a c'hourc'hémennann d'é-hoc'h, eo ma en em gerrot ann eil égilé.

18. Mar d-oc'h kaséet gand ar béd, gwézit pénaoz en deûz va c'haseet enn hô raok.

19. Ma vec'h eûz ar béd, ar béd a garfé ar pez a vije d'ezhan hôgen ô véza n'oc'h kéd eûz ar béd, hag em eûz hô tilennet eûz ar bed, dre zé ar béd a gasa ac'hanoc'h.

20. Hô pézet koun eûz ar german em eûz lavared d'e-hoc'h Ar mevel né két brasoc'h egéd hé Aotrou. Ma hô deûz va heskinet, éc'h heskinint ivé ac'hanoc'h. Ma hô deûz miret va gér, é mirint ivé hoc'h hini.

21. Hôgen kément-sé a raint d'éhoc'h enn abek d'am hanô; ô véza na anavézont két ann hini en deûz va c'haset.

22. Ma na venn kéd deûet, ha ma n'am bé két komzet out-hô, n'hô défé kéd a béc'hed; hôgen bréma n'hô deûz ked a zidamall eûz hô féc'hed.

23. Neb a gasa ac'hanoun, a gasa ivé va Zâd.

24. Ma n'em bé két gréat enn hô c'hreiz ôberiou ha n'en doa great den all e bed, n'hô défé ked a béc'hed; hôgen bréma hô deûz gwélet, hag é kasaont ac'hanoun, ha va Zâd ivé;

25. Évit ma vézô sévénet al lavar a zô skrivet enn hô lezenn : Va c'haset hô deûz heb abek.

26. Hôgen pa zeûi ann Dic'hlac'harer, a gasinn d'é-hoc'h a bers va Zâd, ar Spéred a wirionez, péhini a zeû eûz ann Tâd; hen nez a rôi testeni ac'hanoun.

27. Ha c'houi a rôi ivé testéni, ô véza ma émoc'h gan-en adaleg ar penn kenta.

## XVI. PENNAD.

1. KÉMENT-SÉ em eûz lavared d'é-hoc'h, évit na gemerot ked a wall skouer.

2. Hô kâs a raint kuid eûz hô sinagogou : Hôgen dond a ra ann heur, é péhini piou-bennâg a lazô ac'hanoc'h, a vennô beza gread gant-han eunn dra hétoz da Zoué.

3. Kément-sé a raind d'é-hoc'h, ô véza na anavézont na va Zâd, na mé.

4. Hôgen kément-sé em eûz lavared d'é-hoc'h, évit pa vézô deûet ann heur, ma teûi koun d'é-hoc'h eûz ar pez em eûz lavared d'é-hoc'h.

5. N'am eûz két lavaret kément-sé d'é-hoc'h adaleg ar penn kenta, ô véza ma oann gan-é-hoc'h. Hôgen bréma éz ann étrézeg ann hini en deûz va c'haset; ha nikun ac'hanoc'h na c'houlenn digan-en: Péléac'h éz éz ?

6. Hôgen ô véza ma em eûz lavaret kement-sé d'é-hoc'h, eo leûn hô kaloun a c'hlac'har.

7. Koulskoudé ar wirionez a lavarann d'é-hoc'h : mâd eo d'é-hoc'h éz ajenn-kuit; râk ma n'az ann két-kuit, ann Dic'hlac'harer na zeui ked d'hô kavout : hôgen ma'z ann kuit, é kasinn anézhan d'é-hoc'h.

8. Ha pa vézô deûet, é kendrec'hô ar bed war bac'hed, war wir ha war varn.

9. War bec'hed, ô véza n'hô deûz két krédet enn-oun.

10. War wir, ô véza ma'z ann étrézé va Zâd, ha n'am gwélot mui.

11. War varn, ô véza ma eo dijûbarnet prins ar bed-man.

12. Kalz em eûz c'hoaz da lavaroud d'é-hoc'h; hôgen na hellit ked hô dougen bréma.

13. Pa vézô deûet ar Spéred a wirionez-zé, é teskô d'é-hoc'h ar wirionez holl : râk na gomzô két anezhan hé-unan, hôgen kémend en deûz klevet a lavarô, hag é tiouganô d'é-hoc'h ar péz a dlé c'hoarvézout.

14. Va meûli a raï, ô véza ma kéméro eûz ar péz a zô d'in, hag hen diskleriô d'é-hoc'h.

15. Kémend en deûz va Zâd a zô d'in ; dré-zé eo em eûz lavaret : O véza ma kéméro eûz ar pez a zô d'in, hag hen diskleriô d'é-hoc'h.

16. Eunn nébeût, ha n'am gwélot mui : ha c'hoaz eunn nébeût, hag em gwélot : râk mond a rann étreze va Zâd.

17. Hôgen lôd eûz hé ziskibled a lavaraz ann eil d'egilé : Petrâ eo ann dra-ze a lavar d'é-omp : Eunn nébeût, ha n'am gwélot mui, ha c'hoaz eunn nébeût, hag em gwélot : râk mond a rann étrezé va Zâd ?

18. Lavaroud a réand éta : Pétrâ eo ann dra-zé a lavar : Eunn nébeût ? Na ouzomp két pétrâ a fell d'ezhan da lavarout.

19. Hôgen Jézuz a wézaz pénaoz é fellé d'ezhô ober eur goulenn outhan, hag é lavaraz d'ezhô : C'houi a c'houlenn etre-z-hoc'h pérâg em eûz lavaret : Eunn nébeût, ha n'am gwélot mui, ha c'hoaz eunn nébeût, hag em gwélot.

20. É gwirionez, é gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, pénaoz e wélot hag é lenvot, hag ar bed a laouénai : tristaad a réot, hôgen hô tristidigez a vézô trôed é laouénidigez.

21. Eur vaouez pa c'hân, a zô trist, ô véza ma eo deûed hé heur; hôgen goudé ma é deûz ganet eur mab, n'é deûz mui a goun eûz hé enkrez, gand al lévénez da véza lekéad eunn den ar bed.

22. Ével-sé c'houi a zô trist bréma : hogen hô kwéloud a rinn c'hoaz, ha dén na lamô hô lévénez digan é-hoc'h.

23. Enn deiz-zé na c'houlennot mui nétrâ digan-én. É-gwirionez, é-gwirionez hel lavarann d'é-hoc'h, mar goulennit eunn dra bennág digant va Zàd em hanô, het rôi d'é-hoc'h.

24. Béte vréma n'hoc'h eûz goulennet netrâ em hanô. Goulennit, hag é vezô rôed d'é-hoc'h, hag hô levénez a vézô leûn.

25. É paraboleunou em eûz lavaret kément-sé d'é-hoc'h. Dond a ra ann heur é péhini na gomzinn mui d'é-hoc'h é paraholennou; hôgen komza a rinn d'é hoc'h skléar diwar-henn va Zàd.

26. Enn deiz-zé é c'houlennot em hanô ; ha na lavarann kéd d'é-hoc'h pénaoz é pedinn va Zàd évid-hoc'h.

27. Râk va Zàd hé-unan a gâr ac'hanoc'h, û véza ma hoc'h eûz va c'haret, ha ma hoc'h eûz krédet pénaoz ounn deûed eûz a Zoue.

28. Eûz va Zàd ounn deûed, hag ounn deûed er béd ; bréma é kuitzann ar bed, hag éz ann étrezé va Zàd.

29. Hé ziskibled a lavaraz d'ézhan Chetu bréma é komzez skléar, ha na lévérez paraboleu é-bed,

30. Bréma é wélomp pénaoz é wézez pép trâ, ha pénaoz n'ec'h eûz kéd a ézomm e vé gréat gand dén goulennou ouz id ; dré-ze é kredomp pensoz oud deûed a Zoué.

31. Jezuz a respountaz d'ézhô : Bréma é krédit ?

32 Chétu é teû ann heur, ha dijâ eo deûet, é péhini é viot skiñet pép-hini enn hé dû, hag am délézot va-unan ; hôgen n'ounn két va-unan, râk va Zàd a zô gan-én.

33. Kément-sa em eûz lavared d'é hoc'h, évit ma hô pézô ar pé oc'h enn-oun. Enkrea hô pézô er béd, hôgen hô pézet fisians, trec'het eo ar béd gan én.

## XVII. PENNAD.

1. JÉZUZ ô véza lavaret kément-sé, a zavaz hé zaou-lagad étrézeg ann énv, hag a lavaraz : Va Zàd, deûed eo ann heur, meûl da vâb, évit ma vézi meûlet gand da vâb :

2. Ével ma éc'h eûz rôed d'ézhan galloud war hép kik, évit ma rôi ar vuez peûr-baduz da gémend hini éc'h eûz rôed d'ezhan.

3. Hôgen ar vuez peûr-baduz eu, ma anavézind ac'hanod, hép-kén ar gwir Zoué, ha Jézuz-Krist, péhini éc'h eûz kaset.

4. Da vaûlet em eûz war ann douar ; peûr-c'hréad eo gan-én al labour éz poa rôed d'in da ôber.

5. Ha bréma, va Zàd, meûl ac'hanoun enn-od da-unan, eûz ar c'hloar-zé em eûz béd enn-od, abarz ma oa ar béd.

6. Rôed em eûz da anaoud da hanô, d'ann dûd éc'h eûz rôed d'in er béd. D'id é oant, hag éc'h eûz hô rôed d'in, hag hô deûz mired da c'hér.

7. Bréma é c'houzont pénaoz kémend éc'h eûz rôed d'in a zeû ac'hanod.

8. O véza ma em eûz rôed d'ézhô ar geriou éc'h eûz rôed d'in, hag hô digéméred hô deûz ; anavézet hô deûz évit-gwir pénaoz ounn deûed ac'hanod, hag hô deûz krédet pénaoz éc'h eûz va c'haset.

9. Mé a béd évit hô : Na bédann két évid ar béd, hôgen évid ar ré éc'h eûz rôed d'in, ô véza m'az int d'id.

10. Kémend em eûz a zô d'id, ha kémend éc'h eûz a zô d'in, hag ounn meûlet enn-hô.

11. Ha dijâ n'ounn mui er béd, hag hi a zô er béd, ha mé a zistrô étrézég enn-od. Tâd santel, mir ann da hanô ar ré éc'h eûz rôed d'in, évit ma vézind unan, ével-d-omp.

12. Pa édonn gant-hô, é virenn anézhô enn da hanô. Mired em eûz ar ré éc'h eûz rôed d'in, ha n'eûz bét kollet hini anézhô, némét mâb

ar golhdigez, évit ma vijé sévénet ar Skritur.

13. Hôgen bréma é teûann étrézég ennod, hag ann dra-man a lavarann er bed, évit ma hô duvézo va lévénez eun hô gant leûnder.

14. Da c'hér, em eûz rôed d'ézhô, hag ar bed en deûz hô c'haséet, ô véza n'int két eûz ar bed,ével n'ounn két va-unan eûz ar bed.

15. N'az pédann két m'hô zenni eûz ar bed, hôgen m'hô miri a zrouk.

16. N'int kéd eûz ar béd, ével n'ounn kéd eûz ar béd va-unan.

17. Santéla anézhô er wirionez. Da c'hér eo ar wirionez.

18. Ével ma éc'h eûz va c'haset er bed, em eûz ive hô c'haset er bed.

19. Hag en em zantéla a rann va-unan évit-hô, évit ma vézind ivé santélet er wirionez.

20. Hôgen na bédann kéd évit-hô hép-kén, hôgen c'hoaz évid ar ré a dlé kridi enn-oun dré hô ger.

21. Évit na vézind holl néméd unan, é c'hiz ma émoud enn-oun, va Zâd, ha mé enn-od, ha ma vézind ivé unan enn-omp, évit ma krédo ar béd pénaoz éc'h eûz va c'haset.

22. Ha rôed em eûz d'ézhô ar c'hloar éc'h eûz rôed d'in, évit ma vézint unan, ével m'az omp unan.

23. Mé a zô enn-hô, ha té a zô enn-oun, évit ma vézint peûr-c'hreat enn unan, ha ma anavézô ar béd pénaoz éc'h eûz va c'haset, hag éc'h eûz hô c'haret, ével éc'h eûz va c'haret.

24. Va Zâd, ené a venn é teûfé el léac'h ma'z ounn ar ré éc'h eûz rôed d'in, évit ma welint va gloar éc'h eûz rôed d'in, ô véza ma éc'h eûz va c'haret abarz kroudigez ar béd.

25. Tâd gwirion, ar béd n'en deûz kéd da anavézet; hôgen mé em eûz da anavézet; hag ar ré-man hô deûz anavézet pénaoz éc'h eûz va c'haset.

26. Rôed em eûz da hanoud d'ézhô da hanô, hag é rôinn da anavézout, évit ma vézô enn-hô ar garantez éc'h eûz bét évid-oun, ha ma vézinn ivé enn-hô.

## XVIII. PENNAD.

1. PA en doé Jézuz lavaret kément-sé, éz éaz gand hé ziskibled enn tû all da Froud Sédron, é péléac'h é oa eul liors, é péhini éz éaz hén hag hé ziskibled.

2. Hôgen Iuzaz péhini a werzé anézhan, a anavezé al léac'h-ze, ô véza ma oa éad aliez Jézuz énô gand hé ziskibled.

3. Iuzaz éta ô véza kémeret gant-han eur vanden soudarded, gand ar vévellou a oa bét kaset gand ar Véleien-vrâz ha gand ar Farizianed, a zeûaz di gant létérnou, gant goulou ha gand armou.

4. Hôgen Jézuz péhini a wié kémend a dlié c'hoarvézout gant-han, a ziambrougaz anézhô, hag a lavaraz d'ézhô : Piou a glaskit-hu?

5. Hag hi a respountaz d'ézhan : Jézuz a Nazaret. Jézuz a lavaraz d'ézhô : Me eo. Hôgen Iuzaz péhini en doa hé werzet, en em zalc'hé ivé énô gant-hô.

6. Pa lavaraz d'ézhô Jézuz : Mé eo, é argilchont, hag é kouézchont d'ann douar.

7. Eur wéach c'hoaz é c'houlennaz out-hô : Piou a glaskit-hu? Hag hi a lavaraz : Jézuz a Nazaret.

8. Jézuz a respountaz : Lavared em eûz d'é-hoc'h pénaoz eo mé. Mar d-eo mé éta a glaskit, list ar ré-man da vont kuît.

9. Évit ma vijé sévénet ar gériman en doa lavaret : Eûz ar ré éc'h eûz rôed d'in, n'am eûz kollet hini.

10. Hôgen Simon Per péhini en doa eur c'hlézé, a dennaz anézhan, a skôaz gand unan eûz a vévellou ar Bélek-brâz, hag a drouc'haz hé skouarn déou. Ann den-ze a ioa hanvet Malkuz.

11. Hôgen Jézuz a lavaraz daBer : Laka da glézé enn hé feûr. Ha n'eo két réd é evchenn ar c'halir en deûz rôed d'in va Zâd?

12. Ar zoudarded, hô c'habitan, hag ann dûd kasèt gand ar Iuzevien a grogaz éta é Jezuz, hag a éréaz anézhan :

13. Hag é kasohond anézhan da-gentâ da dî Annaz, ô véza ma oa tâd-kaer Kaifaz, péhini a oa Bélek-brâz er bloaz-zé.

14. Ha Kaifaz a ioa ann hini en doa rôed ann ali d'ar Iuzevien, pénaoz é oa talvoudzâ rarvché eunn dén évid ar bobl.

15. Hôgen Simon Per az éa war lerc'h Jézuz, gand eunn diskibl all. Râg ann diskibl-zé a ioa anavézet gand ar Belek-brâz, hag éz éaz gant Jezuz é tî ar Bélek-brâz.

16. Ha Per a choumaz er-méaz oud ann ôr. Neûzé ann diskibl all, péhini a ioa anavézet gand ar Belek-brâz, az éaz er-méaz, a gomzaz gand ar borsiérez, hag a léaz Per da vond é-barz

17. Hôgen ar plac'h borsiérez-zé a lavaraz da Ber : Ha n'oud ked ive eûz a ziskibled ann dén-zé? Hag hén a lavaraz : N'ounn kèt.

18. Koulskoudé merellou ha tûd ar Bélek-brâz a ioa enn hô sâ dirâg ar glaou (râk ién oa) hag é tomment. Ha Per a ioa irê gant-hô, hag a dommé.

19. Neûzé ar Bélek-brâz a réaz goulennou out Jezuz diwar-benn hé ziskibled, ha diwar-benn hé gélennadurez.

20. Jézuz a respountaz d'ézhan : Dirâg ann holl em eûz komzet oud ann dûd : kelennet em eûz bépréd er sinagog hag enn templ, é pelêac'h en em stroll ann holl Iuzevien : ha n'em eûz lavaret nétrâ enn amc'houlou.

21. Pérâg e réz goulennou ouzin? Gra goulennou oud ar ré hô deûz kleret ar péz em eûz lavaret d'ézhô : chétu ar re a oar pétrâ em eûz lavaret.

22. Hôgen pa en doé lavaret kément-sé, unan eûz a bennou-kear a ioa énô a rôaz eur jaredad da Jézuz, ô lavarout : Hag ével-sé en respountez d'ar Belek-brâz?

23. Jezuz a respountaz d'ézhan : Mar em eûz komzet fall, rô testéni eûz ann drouk : hôgen ma em eûz komzet mâd, pérâg é skôez gan-én?

24. Hag Annaz a gasaz anézhan éréet da Gaifaz ar Belek-brâz.

25. Hôgen Simon Per a ioa enn hé zâ ô tomma. Hag é lererchond d'ézhan : Ha n'oud ked iré eûz hé ziskibled? Hé nac'ha a réaz hén, ô lavarout : N'ounn két.

26 Neûzé unan eûz a vévellou ar Belek-brâz, kâr d'ann hini en doa Per trouc'het hé skouarn d'ézhan, a lavaraz d'ézhan : Ha n'em eûz két da wélet gant-han el liors?

27. Per hen nac'haz eur wéach all ; ha râk tâl ar c'hilek a ganaz.

28 Neûzé é kaschont Jézuz eûz a dî Kaifaz d'al léz. Hôgen edo ar beûré ; ha n'az ejont kéd el léz, evit n'en em saotrchent két, ha ma hellchent dibri ar Pask.

29. Pilat a zeûaz éta d'hô c'havout er-méaz, hag a lavaraz d'ézhô : Pé damall a rît-hu oud ann den-zé?

30 Ar ré-man a respountaz hag a lavaraz d'ézhan : Ma na vé két eur gwaller, n'hor bije ked hé zigased d'id.

31. Hôgen Pilat a lavaraz d'ézhô : Kémerit-hen hoch-unan, ha barnit-hen hervez hô lézen. Hag ar Iuzevien a lavaraz d'ézhan : Né ked aotréet d'é-omp laza dén.

32. Evit ma rijé sévénet ar péz en doa lavaret Jézuz, pa en doa merket a bé varô é tlié mervel.

33. Pilat a reûaz adarré el léz, hag ô véza galvet Jézuz, é lavaraz d'ézhan : Ha Roué ar Iuzevien ond?

34 Jézuz a respountaz d'ézhan : Hag ac'hanod da-unan é léverez kément-sé, pé ma hô deûz ré all hé lavared d'id ac'hanoun?

35. Pilat a respountaz : Ha Iuzer ounn-mé? Da vrôiz ha pennou ar veleien hô deûz da lékead étré va daouarn : pétrâ ec'h eûsté gréat?

36. Jézuz a respountaz : Va Rou-

antélez né kéd aûz ar béd-man. Ma vijé va Rouantélez eûz ar béd-man, va zûd hô divijé stourmet évit na gouézchenn két étré daouarn ar Iuzevien : Hôgen évit bréma va rouantélez né kéd ac'hann.

37. Neûzé Pilat a lavaraz d'ézhan : Roue oud éta ? Ha Jézuz a respountaz : Hel lavaroud a réz pénaoz ounn Roué. Evit-sé eo ounn ganet, hag ounn deûed er béd, évit rei testéni d'ar wirionez : piou-bennâg a zalc'h oud ar wirionez, a zélaou va mouéz.

38. Pilat a lavaraz d'ézhan : Pétrà eo ar wirionez ? Ha goudé m'en doé lavaret kément-sé, éz éaz adarré er-méaz étrezeg ar Iuzevien, hag é lavaraz d'ézhô : Na gavann kiriégez é-béd enn dén-zé.

39. Hôgen ô véza ma'z eo ar boaz ma laoskfenn d'é-hoc'h eur ré da c'hoêl Bask; ha c'houi a fell d'é-hoc'h é laoskfenn d'é-hoc'h Roué ar Iuzevien ?

40. Ar ré-man en em lékéaz holl da gria, ha da lavarout : Na laosk kéd hé-man, hôgen laosk Barabbaz. Hôgen Barabbaz a oa eul laer.

## XIX. PENNAD.

1. NEUZÉ éta Pilat a géméraz Jézuz, hag a lékéaz hé skourjeza.

2. Hag ar zoudarded goudé béza gwéet eur gurunen gant spern, a lékéaz anézhi war hé benn ; hag é lekéjont war hé gein eur vantel tané.

3. Hag é teûent étrézég enn-han, hag é lavarent : Dématid, Roué ar Iuzevien : hag é rôent karvanadou d'ézhan.

4. Pilat a éaz eur weach c'hoaz er-méaz, hag é lavaraz d'ar Iuzevien : Chétu é kasann anézhan d'é-hoc'h er-méaz, évit ma'c'h anavézot pénaoz n'em eûz kavet abeg é-béd enn-han.

5. ( Jezuz éta a oé kaset er-méaz, ô tougen eur gurunen spern, hag eur zae tané ) ha Pilat a lavaraz d'ézhô : Chétu ann dén.

6. Hôgen pa oé gwélet gand ar véleien ha gand hô zûd, ar réman a griaz, ô lavarout : Staghén, stâg-hén oud ar groaz. Pilat a lavaraz d'ezhô : Kémérit-hén, c'houi, ha stagit-hén oud ar groaz : râg evid-oun-mé na gavann abek é-béd enn han.

7. Ar Iuzevien a respountaz outhan : Eul lézen hon eûz, ha diouc'h al lezen-zé é tlé mervel, ô véza ma eo en em rôet évit Mâb da Zoué.

8. Pilat éta ô véza klevet ar geriou-ze, en doé aoun vrâz.

9. Hag ô véza distrôed el léz, é lavaraz da Jézuz : A béléac'h oud-de ? Hôgen Jézuz na rôaz respount é-béd d'ézhan.

10. Neûzé Pilat a lavaraz d'ézhan : Na gomzez kéd ouz-in ? Ha na wézez-te ket pénaoz em eûz ar galloud d'az lakaad oud ar groaz, hag em eûz ivé ar galloud d'az leûskel da vont ?

11. Jézuz a respountaz d'ézhan : N'az pé galloud é-bed war-n-oun, ma na vé két bet rôed d'id diwar-laez. Dré ze ann hini en deûz va gwerzet d'id, en deûz brasoc'h péc'hed.

12. Hag a neûzé Pilat a glaske ann doaré d'hé leûskel. Hôgen ar Iuzevien a grié, ô lavarout : Mar laoskez ann den-zé, n'oud ket miñoun da Gézar ; râk piou bennâg en em c'hra Roué, en em laka a-énep Kezar.

13. Hôgen Pilat pa en doé klevet ar geriou-zé, a gasaz Jézuz er-meaz : hag éc'h azézaz war hé gador-barner, el léac'h hanvet é *Gregach* Litostrotos, hag e Hébrach Gabbata.

14. Antrônôz ar Pask édo, ha war-drô ar c'houec'hved heur, hag é lavaraz d'ar Iuzevien : Chétu hô Roué.

15. Hôgen hî a grié : Tenn-hén, tenn-hén a-les-sé, ha laka-hén oud ar groaz. Pilat a lavaraz d'ezhô : Ha lakaad a rinn hô Roué oud ar groaz ? Priñsed ar véleien a respountaz : n'hon eûa Roué é-bed német Kézar.

16. Neûzé éta é rôaz anézhan d'ézhô evit bêza lékéad oud ar groaz. Evel-sé é kémerjont Jézuz hag é kaschond anézhan gant hô.

17. Hag ô tougen hé groaz, é teûaz enn eul leac'h galvet Ménez Moal, hag a zô hanvet é Hébrach Golgota :

18. É péléac'h é lékéjont anézhan oud ar groaz, ha daou all gant-han ; unan enn eunn tu, eunn all enn tu all, ha Jézuz é kreiz.

19. Hogen Pilat a réaz eur skrid, hag a oé lekéat war ar groaz. Kément-man a ioa skrivet war-n-ézhan : JÉZUZ A NAZARET, ROUÉ AR IUZEVIEN.

20. Kalz eûz ar Iuzevien a lennaz ar skrid-zé ; râg al léac'h é péhini é oa bét lékéat Jezuz oud ar groaz a ioa tôst da géar. Hag ar skrid a ioa e Hébrach, é Gregach hag é Latin.

21. Koulskoudé Béleien vrâz ar Iuzevien a lavaraz da Bilat : Na skriv két Roue ar Iuzevien, hôgen ma en deûz lavaret-hén : Roué ar Iuzevien ounn.

22. Pilat a respountas : Ar péz em eûz skrivet, em eûz skrivet.

23. Hogen ar zoudarded goudé ma hó doé bé staget oud ar groaz, a geméraz hé zilad (hag é réjont pévar lôd, unan evit pép-hini eûz ar zoudarded), hag hé zaé a gemerchont ivé. Hôgen hé zaé a ioa dic'hri hag eûz a eur wéaden penn da benn.

24. Lavaroud a réjond éta étré-z-hô : Na drouc'homp ked anézhi, hôgen tennomp d'ann darvoud da biou é vézô. Évit ma vijé sévenet ar Skritur, pa lavar : Rannet hô deûz étré-z-hô va dilad ; hag hô deûz taolet va zaé d'ar sort. Chétu pétrâ a réaz ar zoudarded.

25. Hógen mamm Jezuz, hag hé c'hoar, Mari grék Kléofaz, ha Mari Madaleu a ioa enn hô sâ é-tâl ar groaz.

26. Pa welaz éta Jézuz hé vamm, hag enn hé zâ enn hé c'hichen ann diskibl a garé, é lavaraz d'hé vamm. Grék, chétu da vâb.

27. Neûzé é lavaraz d'ann diskibl : Chetu da vamm. Hag adalek ann heur-zé ann diskibl a géméraz anezhi da vamm.

28. Goudé-zé Jézuz ô c'houzout pénaoz é oa sévénet pép trâ, évit ma vijé sévénet ar Skritur, a lavaraz : Sec'hed em eûz.

29. Hôgen béz éz oa énô eur pôd leûn a win-egr. Hag hi ô véza lékéad eur spoué er gwin-egr, hag ô véza lékéat sikadez war drô, é tougchont anézhi oud hé c'hénou.

30. Pa en doé éta Jézuz kémèret ar gwin-egr, é lavaraz : Peûr-c'hréad eo. Hag ô véza anublet hé benn é roaz hé spered.

31. Hôgen ar Iuzevien, ô véza ma oa ar gousper, hag évit na choumjé kéd ar c'horfou oud ar groaz é deiz ar sabbat, (râk deiz brâz ar sabbat é oa hen-nez) a hédaz Pilat ma lakajé terri hô divesker d'ézhô, hag hô zenna alesé.

32. Dond a réaz 'ta soudarded, pére a dorraz hô divesker d'ar c'henta, ha d'égilé péhini a oa bét staget oud ar groaz gant-han.

33. Hôgen pa oent deûet étrézé Jézuz, pa wéljont é oa dijâ marô, na dorjont ket hé zivesker d'ezhan ;

34. Hôgen unan eûz ar zoudarded a doullaz hé gostez gand eur goaf, ha râk-tâl é tilammaz anézhan gwâd ha dour.

35. Ha néb en deûz gwélet a zoug testéni ; hag hé desteni a zô gwir. Hag hén a oar pénaoz é lavar gwir, évit ma krédot ive.

36. Râg ann traou-zé a zô bét great, évit ma vijé sévenet ar Skritur : Na dorrot hini eûz hé eskern.

37. Hag eur Skritur all a lavar c'hoaz : Gwélout a raint ann hini hô deûz toullet.

38. Goudé-zé Jozef a Arimatéa (ô véza ma oa diskibl da Jézuz é-kûz gand aoun râg ar Iuzevien) a bedaz Pilat ma heljé kémérout korf Jézuz. Ha Pilat hen aotréaz d'ézhan. Dond a réaz 'ta, hag é kéméraz korf Jézuz.

39. Nikodemuz, ann hini a oa

éat ar c'hement gwéach da gaout Jézuz e-pâd ann nôz, a zeûaz ivé gant mirr hag aloez mezket, war-drô kant lur.

40. Kemeroud a rejont éta korf Jezuz, hag é lekéjont war he-drô lienniou gant louzou c'houés-vâd, ével ma eo kiz ar Iuzevien évit liéna.

41. Bez ez oa el léac'h é pehini é oa bét lekéad oud ar groaz eul liors, hag el liors-zé eur béz nevez, e péhini ne oa bet c'hoaz lékéad dén.

42. Énô éta, ô véza ma oa gousper goél ar Iuzevien, ha ma oa tôst ar béz, é lékéjont Jézuz.

## XX. PENNAD.

1. ENN deiz kenta eûz ar zabbat, Mari Madalen a zeûaz beure mâd, ha pa oa c'hoaz ténval, étrezeg ar béz, hag e wélas ar méan tennet diwar ar béz.

2. En em lakaad a réaz 'ta da redek, hag é teûaz da gavout Per, hag ann diskibl all-zé a garé Jézuz, hag e lavaraz d'ezhô : Tennet hô deûz ann Aotrou eûz ar béz, ha na ouzomp két péleac'h ho deûz hé lekéat.

3. Per etz az éaz er méaz, hag ann diskibl all-zé, hag éz éjond d'ar béz.

4. Redek a réant kévret, hôgen ann diskibl all-zé a rédaz buanoc'h égét Per, hag a zeûaz da genta d'ar béz.

5. Hag ô véza roublet he bean, é wélaz al lienennou a ioa chommet énô, hôgen n'az éaz két ebarz.

6. Simon Per pehini a ioa war he lerc'h a zeûaz ivé, hag az éaz er béz, hag a wélaz al lienennou a ioa chommet énô,

7. Hag al lienen a ioa bét war hé benn, péhini né oa két lékéat gand al lienennou all, hôgen a oa plégret enn eul léac'h a dû.

8. Neûzé ann diskibl all-zé, péhini a oa deûed da genta d'ar béz, az éaz ivé ebarz; hag e wélaz, hag é krédaz.

9. Râk na oazvézent két c'hoaz ar Skritur a lavaré, pénaoz é oa red é savché e varô da véo.

10. Neûzé ann diskibled-zé a zistrôaz d'ar gear.

11. Hôgen Mari a chommaz er-méaz, hag a wéle. Hag enn eur wéla é zoublaz hé fenn, hag é zellaz er béz.

12. Hag é wélaz daou Éal gwisket é gwenn, péré a ioa azézet el leac'h ma oa bét Jézuz, unan ouc'h ar penn, hag égile ouc'h ann treid.

13. Ar ré-man a lavaraz d'ézhi : Grék, perâg e wéler-té ? Hag hi a lavaraz d'ézhô : O véza ma hô deûz krapet va Aotrou, ha na ouzonn két pelèac'h ho deûz hé lekéat.

14. O véza lavaret kement-se, é tistrôaz, hag é wélaz Jézuz enn hé zâ; hôgen na wié két pénaoz e oa Jezuz.

15. Jezuz a lavaraz d'ézhi : Grék, pérâg é wélez-té ? Piou a glaskez ? Hi ô krédi penaoz ê oa al liorser, a lavaraz d'ézhan : Aotrou, mar d-eo té éc'h eûz hé c'hrapet, lavar d'in péleac'h éc'h eûz hé lékéat, hag é kéménna anézhan.

16. Jézuz a lavaraz d'ézhi : Mari. Hag hi ô trôtrei a lavaraz d'ézhan : Rabboni (da lavaroud eo, Mestr).

17. Jézuz a lavaraz d'ézhi : Na stok kéd ouz-in, râk n'ounn két c'hoaz piñet étrézé va Zâd : hôgen kéa da gavout va breûdeûr, ha lavar d'ézhô : Piña a rann étrézé va Zâd, hag hô Tâd, étrézé va Doue, hag hô Toué.

18. Mari Madalen a zeûaz da ziskleriz d'ann diskibled pénaoz é doa gwélet ann Aotrou, ha pétrâ en doa lavared d'ézhi.

19. War ar pardaez eûz ann deiz-zé, péhini é oa ar c'henta eûz ar zizun, ann ôriou eûz al léac'h é péhini é oa zrollet ann diskibled ô véza serret gand aoun râg ar Iuzevien, Jézuz a zeûaz, hag en em lékéaz enn hô c'hreiz, hag a lavaraz d'ézhô : Ar péoc'h ra vezô gan-é hoc'h.

20. Goudé m'en doe lavaret kément-se, é diskouézaz d'ezhô hé zaouarn hag hé gostez. Laouen brâz e oé ann diskibled, pa wéljont ann Aotrou,

21. Neûzé é lavaraz d'ézhô eur wéach all : Ar péoc'h ra vezô gan-é-hoc'h. Evel ma en deûz va c'hasct va Zâd, é kasann ivé ac'hanoc'h.

22. Pa en doé lavaret kément-sé, é c'houezaz war-n-ézhô, hag é lavaraz d'ezhô : Digeméred ar Spéred-Santel :

23. Ar ré da béré hô pézô distolet hô fec'hedou, e vézô distolet d'ezhô ; hag ar ré da béré hô pézô hô dalc'het, e vézô dalc'het d'ézhô.

24. Tomaz unan eûz ann daouzék, lés-hanvet Didimuz, né oa kết gant-hô pa zeûaz Jézuz.

25. Ann diskibled all a lavaraz 'ta d'ézhan : Ni hon eûz gwélet ann Aotrou. Hôgen hén a lavaraz d'ezhô : Ma na wélann enn hé zaouarn arouéz toullou ann tachou, ha ma na lakaann va béz é toull ann tachou, ha va dourn enn hé gostez, na gredinn kết.

26. Da benn eiz téz goudé, ann diskibled a ioa adarré enn hévélep léac'h, ha Tomas gant-hô. Jézuz a zeûaz, ann óriou ô véza serret, hag en em lékéas enn hô c'hreiz, hag e lavaraz : Ar péoc'h ra vézô gan-é-hoc'h.

27. Goudé é lavaraz da Domaz : Laka da vis amaû, ha gwel va daouarn ; tôsta ivé da zourn, ha lakahén em c'hostez : ha na véz két diskredik, hôgen krédik.

28. Tomas a respountaz hag a lavaraz d'ézhan : Va Aotrou, ha va Doue.

29. Jézuz a lavaraz d'ézhan : O véza ma éc'h eûz va gwélet, Tomaz, éc'h eûz krédet : euruz ar ré n'hô deûz két gwélet, hag hô deûz krédet.

30. Jézuz en deûz gréat meûr a varzud all dirâg hé ziskibled, ha n'eo két skrivet el levr-man.

31. Hôgen kément-man a zô skrivet, évit ma krédot pénaoz Jézuz a zô ar C'hrist Mâb Doué, hag ô kridi m'hô pézô ar vuez enn hé hanô.

## XXI. PENNAD.

1. GOUDÉ-ZÉ Jézuz en em ziskouezaz adarré d'hé ziskibled war aot môr Tibériaz ; ha chétu pénaoz en em ziskouézaz :

2. Simon Per, ha Tomaz léshanvet Didimuz, ha Natanael pehini a ioa eûz a Gana é Galiléa, ha mipien Zebedé, ha daou all eûz hé ziskibled a ioa kévret.

3. Simon Per a lavaraz d'ezhô : Mond a raun da béskéta. Hag hi a lavaraz d'ézhan : Mond a reomb ivé gan-éz. Hag éz éjont, hag é piñjont enn eur vâg : hôgen enn nôz-zé na gemerchont netrâ.

4. Pa oa deûed ar beuré, Jézus en em ziskouézaz war ann aot : hôgen ann diskibled na anavézchont két pénaoz é oa Jézuz.

5. Jézuz éta a lavaraz d'ézhô : Bugale, ha n'hoc'h eûs-hu netrâ da zibri ? Hag hi a respountaz : Nann.

6. Hag hén a lavaraz d'ézhô : Taolid ar roued enn tu dehou eûz ar vâg, hag é kefot. Hé deûrel a réjont éta, ha na hellent mui hé denna gand ali lôd pesked a ioa enn-han.

7. Neûzé ann diskibl a garé Jézuz a lavaraz da Ber : Ann Aotrou eo. Simon Per pa gleuaz pénaoz é oa ann Aotrou, a lékeaz hé zaé (râg enn noaz édo) hag en em daolaz er môr.

8. Ann diskibled all a zeûaz er vâg (râk né oant két pell diouc'h ann douar, hôgen war bed daou c'hant ilinad hép-kén) ô sacha ar roued leûn a pésked.

9. Pa oent éta diskenned d'ann douar, é wéljont glaou béô, ha pesked war-n-ezhan, ha bara.

10. Ha Jézuz a lavaraz d'ézhô : Digasid eûz ar pésked hoc'h eûz kémeret bréma.

11. Simon Per a biñaz, hag a dennaz ar roued d'ann douar, hag hén leûn a gant tri hag hanter-kant pésk brâz. Ha pétrâ-bennâg ma ioa kément, na dorraz kéd ar roued.

12. Jézuz a lavaraz d'ézhô : Deûid, ha leinit. Hag hini eûz ar ré a ioa ouc'h taol na grédé goulenni digant-han : Piou oud-de ? Râg gou

zoud e réant pénaoz é oa ann Aotrou.

13. Ha Jézuz a zeûaz, hag a géméraz bara, hag hé roaz d'ezhô, ha pesked enn hévélep doare.

14. Ann trédé wéach eo en em ziskouézaz Jézuz d'hé ziskibled, goude ma oé savet a varô da véô.

15. Goude éta m'hô doa leinet, Jezuz a lavaraz da Zimon Per. Simon mâb Iann, ha karoud a réz ac'hanoun muioc'h éged ar ré-man? Hag hén a lavaraz d'ézhan : Ia, Aotrou, gouzoud a réz pénaoz é karann ac'hanod. Jézuz a lavaraz d'ézhan : Pask va ein.

16. Lavaroud a réaz c'hoaz d'ézhan : Simon mâb Iann, ha karoud a réz ac'hanoun? Ha Per a lavaraz : Ia, Aotrou, gouzoud a réz penaoz é karann ac'hanod. Jezuz a lavaraz d'ézhan : Pask va ein.

17. Évid ann trede gwéach é lavaraz d'ezhan : Simon mâb Iann, ha karoud a réz ac'hanoun? Glac'hared e oé Per, ô véza ma lavaré d'ézhan évid ann tredé gweach : Ha karoud a rez ac'hanoun? Hag é lavaraz d'ézhan : Aotrou, té a oar pép trâ; gouzoud a réz pénaoz é karann ac'hanod. Jezuz a lavaraz d'ézhan : Pask va denved.

18. É-gwirionez, é-gwirionez hel lavarann d'id; pa oaz iaouank, té en em c'hourizé da-unan, hag éz éez el leac'h ma kérez : hôgen pa gôsai, ec'h astenni da zaouarn, hag eunn all a gasô ac'hanod el léac'h na giri ket.

19. Hôgen kément-se a lavaraz, evit merka gant pé varô é thé meûli Doué. Ha goude béza komzet évelsé, é lavaraz d'ézhan : Deûz war va lerc'h.

20. Per ô véza troed hé benn a wélaz ô tont war hé lerc'h ann diskibl a garé Jézuz, ha pehini é-pâd ar goan a oa gourvézet war hé askre, hag a lavaraz : Aotrou, piou eo ann hini e werzô ac'hanod?

21. Hôgen Per pa en doé hé wélet, a lavaraz da Jezuz : Aotrou, pétrâ a zaûi hé-man?

22. Jézuz a lavaraz d'ézhan : Ma fell d'in é choumfé bétê ma teûinn, pé vern d'id? Deûz war va lerc'h.

23. Hogen rédek a réaz ar brûd é touez ar vreûdeûr, pénaoz ann diskibl zé na varvché két. Koulskoudé Jézuz n'en doa két lavaret : Na varvô kèt; hôgen : Ma fell d'in é choumfé bété ma teûinn, pé vern d'id?

24. Ann diskibl-zé eo a rô testéni eûz a gémeot-man, hag en deûz he skrivet : ha gouzoud a reomp pénaoz ha desteni a zô gwirion.

25. Kalz traou all eo deûz gréat Jézuz : ha ma vent skrivet gand ann holl zarvoudou, na vennann kéd e helfé ar béd hé-unan derc'hel el levriou a vé skrivet.

# OBÉRIOU ANN ÉBESTEL.

## I. PENNAD.

1. Em brézégen genta, ô Téofil, em eûz komzet eûz a gément en deûz gréat ha desket Jézuz adalek ar penn kenta,

2. Bétég ann deiz é péhini, goudé béza desket hé Ébestel gand ar Spéred-Santel, é piñaz enn Énv:

3. Ha goudé hé varô é tiskouezaz d'ézhô gant kalz a arouésiou, pé-naoz é oa bêô, oc'h en em ziskouéza d'ézhô é-pâd daou-ugent dervez, hag ô komza out-hô diwar-benn rouantélez Doué.

4. Hag ô tibri gant-hô, é c'hour-c'hémennaz d'ézhô n'az ajent két kuit eûz a Jéruzalem, hôgen ma c'hortozchent gér ann Tâd, hoc'h eûz klevet, emé-z-han, dré va genou:

5. Râk Iann en deûz badézet enn dour; hôgen c'houi abarz né-meûr a zeisiou a vézô badézet er Spéred-Santel.

6. Neûzé ar ré a ioa strollet énô a c'houlennaz digant-han: Aotrou, hag enn amzer-zé eo é savi adarré rouantélez Israel?

7. Hôgen hén a lavaraz d'ézhô: Né két c'houi a dlé anaout ann amzeriou hag ar prédigou en deûs lékéat ann Tâd dré hé c'halloud:

8. Hôgen c'houi a zigémérô ners ar Spéred-Santel a ziskennô war-n-hoc'h, hag é viot testou d'in é Jéruzalem, hag enn holl Judéa, hag é Samaria, ha bété penn ar béd.

9. Ha goudé m'en doé lavaret kément-se, é savaz dira-z-hô, hag eur goabren a guzaz anézhan ouc'h hô daou-lagad.

10. Ha pa zellent piz out-han ô vond enn Énv, chétu daou zén gwisket é gwenn en em gavaz enn hô c'hichen,

11. Hag a lavaraz d'ézhô: Tud a Chaliéa, pérâg émoc'h-hu enn hô sâ ô selloud ouc'h ann Énv? Ar Jézuz-zé péhini oc'h hô kuitaat a zô piñet enn Énv, a zeûi enn hévélep doaré ma hoc'h eûz hé wélet ô vond enn Énv.

12. Neûzé é tistrôjont da Jéruzalem, eûz ar ménez a c'halveur Olived, pell diouc'h Jéruzalem, war-drô hent eunn dervez.

13. Ha pa oend éad enn tî, é piñchond er gampr é péhini édo Per ha Iann, Jakez hag André, Filip ha Tomaz, Bertélé ha Mazé, Jakez mâb Alfé, ha Simon Zélotez, ha Judaz breûr Jakez.

14. Ar ré-man a gendalc'hé da bidi a-unvan gand ar gragez, ha Mari mamm Jézuz, hag hé vreûdeûr.

15. Enn deisiou-zé Per a zavaz é-kreiz ann diskibled (hôgen hi a ioa kévret war-drô c'houéac'h ugent dén), hag a lavaraz:

16. Tûd va breûdeûr, réd eo é vé sévénet ar péz en deûz diouganet ar Spéred-Santel er Skritur dré c'hénou David diwar-benn Iuzaz, péhini a ioa é penn ar ré hô deûz kéméret Jézuz.

17. Enn hon touez é oa nivéret, ha galvet é oa d'ann hévélep karg ha ni.

18. Hag hé-man goudé béza prénet eur park gant gôbr hé béo'hed, a frô en em grouget hag a zô tarzet dré greiz; hag hé holl vouzellou a zô en em skiñet.

19. Ha kément-man a zô bét anavézet gand holl dud Jéruzalem; enn hévélep doaré ma eo bét hanvet ar park-zé, enn hô iéz, Haseldama, da lavaroud eo, park ar Gwâd.

20. Râk skrived eo é levr ar Salmou: Ra vézô hô c'héar dibentet, ha na vézô dén a choumô enn-hi: ha ra gémérô eunn all hé eskobded.

21. Réd eo éta pénaoz, étré ar ré a zô bét strollet enn hon touez, é-pâd ann amzer ma eo deûet gan-

é-omp ha ma eo éat-kuit ann Aotrou Jézuz,

22. O téraoui adalek badisiant Iann beteg ann deiz é péhini eo savet digan-é omp, eo réd é tilennchimp unan da dést eûz hé zazorec'hidigez.

23. Hag é kémerchont daou, Jozef banvet Barsabaz, ha lés banvet ar Gwirion, ha Matiaz.

24. Hag ô pidi é léverchont : Aotrou, té péhini a anavez kalonou ann dud holl, diskouéz d'é-omp péhini eûz ann daou-man éc'h eûz dilennet,

25. Evit m'az ai er garg, hag enn Abostolach é péré ma eo fuziet Iuzas, evit mond enn he léac'h.

26. Hag é taolchont anezhô d'ar sort, hag ar sort a gwézaz war Vatiaz, hag é oé niveret gand ann unnek Abostol.

## II. PENNAD.

1. PA oa peûr-zeûet deision ar Pentékost, édont holl enn eunn hévélep léac'h.

2. Enn-eunn-taol é teûaz eûz ann Énv eunn trouz brâz, é-c'hiz da eunn avel gré, hag a leûniaz ann tî holl é péhini é oant azézet.

3. Hag é weljont ével teódou tân, péré en em rannaz, hag en em lékeaz war hép-hini anezhô.

4. Neûzé é oent holl leûn eûz ar Spéred-Santel, hag é téraouchont komza meûr a iez, hervez m'hô lékéa ar Spéred-Santel da lavarout.

5. Hôgen béz' éa oa é Jeruzalem Iuzevien, tûd a doujans Doué eûz a beb brôad a zô dindân ann Énv.

6. Pa zaûaz ar vrôd eûz a gément-sé, en em strollaz eul lôd brâz anezhô, hag é oent saouzanet, ô véza ma klevchont anezhô ô komza enn hô iéz hô-unan.

7. Sebézet é oant holl, hag enn hô souez vrâz é lavarent : Ar réman péré a gomz, ha n'int kéd holl eûz a C'haliléa?

8. Pénaoz éta é klevomp-ni anezhô ô komza é iéz ar vrô eûz a hep-hini ac'hanomp?

9. Ar Parted, ar Méded, ann Élamited, ar ré a choum er Mezopotamia, er Judéa, er Kapadosia, er Pont, hag enn Azia,

10. Er Frijia, hag er Pamfilia, enn Éjipt, hag é kevrennou al Libia, a zô tôst da Ziren, hag ar ré a zeû eûz a Rom,

11. Iuzevien ivé, ha Prozelited, Kreted hag Arabed, hô c'hlevoud a réomb ô komza enn hon iézou diwar-benn ôberiou brâz Doué.

12. Sebézet é oant éta holl, hag enn hô souez vrâz e lavarent. Petrâ eo kément-man da lavarout?

13. Hôgen ré all oc'h ôber goap a lavare : Leûn int a win nevez.

14. Neûzé Per ô sével gand ann unneg *Abostol*, a zavaz hé vouéz, hag a lavaraz d'ezhô : Iuzevien, ha c'houi holl péré a choum é Jéruzalem, likîd évez out kemant-man, ha bézit poelladuz out va geriou.

15. Râg ar ré-man n'int két mézô, évél ma krédit, ô véza n'eo c'hoaz némed ann trédé beur eûz ann deiz :

16. Hôgen kément-sé eo a zô bét lavaret gand ar Profed Ioel :

17. Hag enn deisiou divéza (émé ann Aotrou), é skulinn eûz va Spéred war ann holl gik, hag hô mipien hag hô merc'hed a ziouganô : hô tûd-iaouank a wélô gwélédigésiou, hag hô tôd-kôz a huvréô huvréou.

18. Hag enn deision-zé é skulinn eûz va Spered war va mévellou, ha war va mitisien, hag é tiouganint :

19. Hag é rôinn burzudou ouc'h-kréac'h enn Énv, hag ouc'h-traoun arwésiou war ann douar, gwâd, tân, ha moren vôged.

20. Ann heol a vézô trôet e amc'houlou, hag al loar e gwâd, abarz ma teûi ann deiz brâz ha skéduz eûz ann Aotrou.

21. Hag é vézô : piou-bennâg a c'halvô hanô ann Aotrou, a vezô salvet.

22. Tûd a Israel, klevîd ar ga-

niou-man · Jézuz a Nazaret, a zô bét eunn dén gratéet gand Doué enn hoc'h, dre ar c'halloudou, ar vurzudou hag ann arwésiou en deûz gréat Doué dre-z-han enn hô kreiz, ével ma ouzoc'h.

23. Hen nez eo a zô bét rôed d'é-hoc'h dré eur c'huzul mennet mad hå dré råg-gwiziegez Doué, hag hoc'h eûz hé lekeat étré daouarn ann dud fall evid hé lakaad da vervel oud ar groaz.

24. Hen nez eo en deûz savet Doué a varô da véô, ô véza lékeat da éhana poaniou ann ifern, råk na bellet kéd hé zere'hel énô.

25. Råk David en deûz lavared diwar hé henn · Gwélout a réann bépred ann Aotrou dira-z-oun; råg enn tu deou d'in éma, gand aoun na venn kéflusket.

26. Dré-ze eo laouénéet va c'haloun, ha va zéôd en deûz tridet; hag ouc'h-penn va c'hik a éhanô er gortoz:

27. O véza na zilézi két va éné enn ifern, ha na c'houzanvi két é welfé da Zant ar vreinadurez.

28. Rôed éc'h eûz da anaoud d'in hend ar vuez; ha va leûnia a ri a lévénez gand ar gwél ac'hanod.

29. Tûd, va breûdeûr, karitmâd é komzenn d'e-hoc'h gand herder diwar-benn ann tâd brâz David, pénaoz eo marô, eo bét liénet, ha ma éma hé véz enn hor c'hreiz beté vréma.

30. O véza éta ma oa Profed, ha ma wié pénaoz Doué en doa rôed hé c'hér gant lé é teûje ar frouez eûz he groazel da azéza war hé gador:

31. O wéloud a raok en deûz komzet eûz a zazorc'hidigez ar C'hrist, péhini né ket bét dilezet enn ifern, hag eûz a héhini ar c'hik n'en deûz két gwélet ar vreinadurez.

32. Doué en deûz lékeat ar Jézuz-zé da zével a varô da véô, ha ni holl a zô tést eûz a gément-sé.

33. Gonde éta ma ea bét savet gand dourn déou Doué, ha goude ma eo bét rôet d'ézhan ar Spéred-Santel gwestlet d'ézhan gand hé Dâd, en deûz skulet ar Spéred-zé, péhini a wélit hag a glevit.

34. Råk David né két piñet enn Énv; hôgen lavaroud a ra héunan · Ann Aotrou en deûz lavared d'am Aotrou, azez em dourn déou

35. Bété ma likiinn va énébourien da skabel d'az treid.

36. Ra wézô éta a-dra-wir holl di Israel, pénaoz Doué en deûz lékéat da Aotrou ha da Grist, ar Jézuz-zé, péhini hoc'h eûz staget oud ar groaz.

37. Pa glevchont kément-sé, é oent mantret enn hô c'haloun, hag é léverchont da Ber, ha d'ann Ébestel all · Tûd, va breûdeûr, petrâ a raimp-ni?

38. Ha Per a lavaraz d'ézhô: Grît pinijen, ha ra vézô badézet pép-hini ac'hanoc'h é hanô Jézuz-Krist, enn distol eûz hô péc'héjou; hag é tigémérot rô ar Spéred-Santel.

39. Råg ar c'hen-wéstl a zô d'éhoc'h, ha d'hô mipien, ha d'ar ré hôll a zô pell, kément ha ma c'halvô ann Aotrou hon Doué.

40. É meûr a c'heriou all é rôaz testeni d'ezhô, hag é erhédé anezhô, ô lavarout: En em zavétéit diouc'h ar wenn fall-zé

41. Ar ré éta a zigéméraz hé c'her, a oé badézet. hag enn deiz-zé enn em unanaz oud ann diskibled war-drô tri mil éné.

42. Hôgen kendere'hel a réant é kélenadurez ann Ébestel, é lôd ar bara torret, hag er pédennou.

43. Hôgen ar spount a grogaa é peb éné: ha kalz a vurzudou hag a arwésiou a réa ann Ebestel é Jéruzalem, hag ann heûz a oa brâz dré-holl

44. Ar ré a grédé, a vévé kévret, ha pép trâ a ioa boutin gant-hô

45. Gwerza a réant hô douarou hag hô madou, hag é rannent anézhô étré z-hô holl hervez ann ezomm en doa pep hini.

46. Kendere'hel a réant ivé bemdéz enn templ gand eunn unva-

niez vrâz, hag é torrent ar bara a-dì-é-tî, hag é kémérent hô boéd gant lévénez, ha gant eeunder a galoun.

47. O veûli Doué, ha karet gant ann holl hobl. Hôgen ann Aotrou a greské bemdéz ann niver eûs ar ré a dlié béza salvet enn hévéleb Iliz.

## III. PENNAD.

1. HOGEN Pez ha Iann a hiñé d'ann templ da heur ar béden péhini é oa ann naved heur.

2. Dougen a réad eunn dén, péhini a ioa kamm a gôv hé vamm, ha bemdéz é lékéad anézhan é tâl dôr ann templ, a c'halvet ann Or Gaer, évit ma c'houlenfé ann aluzen digand ar ré az éa enn templ.

3. Pa wélaz hé-man Per ha Iann, péré a ioa daré da vond enn templ, é pédé anézhô da rei ann aluzen d'ézhan.

4. Ha Per, kerkoulz ha Iann, oc'h arvesti ann dén-zé, a lavaraz d'ézhan : Sell ouz-omp.

5. Hag hén a zellé piz out-hô, é géd ma rôjent eunn drabennâg d'ézhan.

6. Neûzé Per a lavaraz d'ézhan : N'em eûz nag aour nag arc'hant; hôgen ar péz em eûz a rôann d'id. E hanô Jézuz-Krist a Nazaret, saô ha balé.

7. Hag ô véza kroget enn hé zourn déou, é savaz anézhan, ha kaloun hé dreid a startaaz.

8. Hag oc'h ôher eul lamm é savaz, hag é valéaa : hag éz éaz enn templ gant hô, ô valéa, ô lammout, hag ô veûli Doué.

9. Hag ann holl bobl a wélaz anézhan ô valéa, hag ô veûli Doué.

10. Hôgen anaoud a réant pénaoz é oa ann hini péhini a oa azézet oud ann Or Gaer eûz ann templ évit goulenni ann aluzen : hag é oent leûn a zouez hag a eztlamm gand ar péz a oa c'hoarvézet gant-han.

11. Hag ô véza ma talc'hé Per ha Iann, ann holl bobl souézet a rédaz étrézég enn-hô bétég ar pondalez a c'halveur Salomon.

12. Hôgen Per ô wélout kément-zé, a lavaraz d'ar bobl : Tûd a Israel, pérâg oc'h-hu souézet eûz a gément-man, pé pérâg é sellit-hu ouz-omp, é-c'hiz ma hor bé lékéat hé-man da valéa gand hon ners hag hor galloud ?

13. Doué Abraham, Doué Izaak ha Doué Jakob, Doué hon Tadou en deûz meûlet hé Vap Jézuz, péhini hoc'h eûz gwerzet, ha dinac'het dirâk Pilat, péhini en doa barnet bé leûskel da vont.

14. Hôgen c'houi hoc'h eûz dinac'het ann dén zantel ha gwirion, hag hoc'h eûz goulennet é ve rôet d'é-hoc'h eunn dén lazer :

15. Ha penn-abek ar vuez hoc'h eûz lékéad d'ar marô; hôgen Doué en deûz hé zavorc'het eûz a-douez ar ré-varô; ha ni a zô tést eûz a gément-sé

16. E feiz hé hanô eo, en deûz hé hanô startéet ann dén-ze, péhini hoc'h eûz gwélet, hag a anavézit : hag ar feiz a zeû anézhan en deûz rôet ar iéc'hed klôk-zé dira-z-hoc'h holl.

17. Hôgen, va breûdeûr, gouzoud a rann pénaoz hoc'h eûz gréat kément ze dré ziwiziégez, kerkoulz ha pennou hô prô.

18. Hôgen Doué péhini en doa diouganet dré c'hénou hé holl Brofédéd pénaoz é c'houzanvché hé C'hrist, en deûz hé zévénet ével-sé.

19. Grid éta pinijen, ha distrôid ouc'h Doué, évit ma vézô lamet hô péc'hédou :

20. Pa vézô deûet amzer ar freskadurez dié wél ann Aotrou, hag en dévézô Doué kaset Jézuz-Krist, péhini a zô bét diouganet d'é-hoc'h,

21. Péhini a dlé béza digéméret gand ann Env, bétég ann amzer é péhini é vézô lékéat pép trâ er stad kenta, amzer hag a zô bét diouganet gand Doué adalég ar pennkenta dré c'hénou hé Brofédéd santel.

22. Hôgen Moizez en deûz lava-

ret : Ann Aotrou hô Toue enn deûz savet eûz a greiz hô preûdeûr eur Profed, ével d-oun : sélaouit-hen é kément ha ma lavarô d'é-hoc'h.

23. Râk chétu pétrâ a c'hoarvézô : Kemend hini ha na zelaouô kéd ar Profed-zé, a vézô lamet eûs a-douez ar bobl.

24. Hag ann holl Brofédéd, péré hô deûz komzet, adalek Samuel, hag hé-c'houdé, hô deûz diouganet ann deisiou-zé.

25. C'houi a zô mipien ar Broféded, hag eûz ar gevredigez, en deûz gréat Doué gand hoo Tadou, ô lavarout da Abraham : Hag enn da wenn é vézô benniget ann holl vrôadou eûs ann douar.

26. Évid-hoc'h eo da-gentá en deûz Doué saved hé Vâb, hag en deûz hé gaset évid hô pennigа, évit ma tistroi pép-hini eûz he zrougiez.

## IV. PENNAD.

1. HOGEN pa gomzent oud ar bobl, ar véleien, rener ann templ, hag ar Sadukéed a zeûaz enô;

2. Ha droug enn-hô ô véza ma kélenné ar re-man ar bobl, ha ma tiouganent é Jézuz dazorc'hidigez ar re varo :

3. Hag é krôgchont enn hô, hag é lékéjont anézhô er vâc'h bétég antrônôz ; râk divezad édo dijâ.

4. Högen kalz eûz ar re a glevaz ar brézégen-zé, a grédaz ; ha niver ann dûd-zé a oé eûz a bemp mil.

5. Antrônôz Pennou ar bobl, hag ann Hénaoured, hag ar Skribed en em strollaz é Jéruzalem ;

6. Hag Annaz, Prins ar véleien, ha Kaifaz, ha Iaon, hag Aleksandr, ha kemend hini a ioa eûz a wenn ar véleien.

7. Hag ô véza hô lékeat enn hô c'hreiz, é réjond ar goulenn man digant-hô : Gant pé ners, pé gant pé hanô hoc'h eûs-hu gréat kément-sé ?

8. Neûzé Per leûn eûz ar Spéred Santel, a lavaraz d'èrhô : Pennou ar bobl, ha c'houi Hénaoured, sélaouit ;

9. Pa c'houlenneur hiriô digan-eomp pérâg hon eûz gréat vad da eunn den klânv, hag é pé zoare eo bet iac'heet,

10. Diskleria a réomp d'é-hoc'h holl, ha da holl bobl Israel, pénanz eo dré hanô hon Aotrou Jézuz Krist a Nazaret, péhini hoc'h eûz staget oud ar groaz, ha péhini en deûz savet Doue a varô da véô, eo bét iac'héet ann den-zé, ha ma eo enn he zâ dira z-hoc'h.

11. Hen-nez eo ar mean hoc'h eûz dislaolet, c'houi saverien-tiez, hag a zô deûet da benn da gorn ann ti :

12. Ha n'eûz kéd a zilvidigez dré hini all é-bed ; râg hanô all é-béd dindan ann énv n'eo bet rôed d'ann dûd, dré béhini é tlefemp béza salvet.

13. Hogen pa weljont stardder Per ha Iann, ô véza ma wient pénaoz é oa ar ré-man tûd diwiziek ha louad, é oent souezet bráz ; gonzoud a réand ive pénaoz é oant bét oc'h heûlia Jézuz.

14. Koulskoudé pa welent enn hé zâ dira-z-hô ann hini a oa bet iac'heet, n'hô doa nétrâ da lavarout a-enep.

15. Gous c'hémenni a réjond éta d'ézhô ma'z ajent er-méaz eûz hô stroll, hag e kuzuhent étrê-z-hô,

16. O lavarout : Pétrâ a raimpni d'ann dûd-man ? Râk eur burzud hô deûz gréat, hag a zô anavézet gand holl dud Jéruzalem : anad eo, ha na hallomp kéd hé nac'ha.

17. Hôgen, évit na vézô kêt brudet mui é touez ar bobl, difennomp out-hô gant gourdrouz na gomchent mui enn hanô-zé da zén é-béd.

18. Hag ô véza galved anézhô, é tifenchont out-hô na gomchent mui, na na gélenchent é hano Jézuz.

19. Hôgen Per ha Iann a respountaz hag a lavaraz d'ézhô : Barnit hoc'h unan mar d eo déread dirâk Doué sélaoui ac'hanoc'h kentoc'h égét sélaoui Doue ;

20. Râk nî na hellomp két tével war ar péz hon eûz gwélet ha klevet.

21. Hôgen hî a gasaz anézhô enn eur c'hourdrouza : ha na gavent kiriégez é-béd évit hô c'hastiza enn abek d'ar bobl, ô véza ma veûlent holl Doué eûz a gément a oa c'hoarvézet ;

22. Râg ann dén péhini a oa bét iac'héet gand ar burzud-zé, en doa ouc'h-penn daou ugent vloaz.

23. Goudé ma oent laosket, é teûjont étrézég hô zûd ; hag é tenéveljond d'ézhô kément ha ma oa bét lavared d'ézhô gant prinsed ar véleien ha gand ann hénaoured.

24. Pa glevaz ar ré-man kémentsé, é savchont kévret hô monéz étrézé Doué, hag é léverchont : Aotrou, té eo éc'h eûz gréat ann énv hag ann douar, ar môr, ha kémend a zô enn-hô :

25. Té eo éc'h eûz lavaret dré ar Spéred-Santel, dré c'hénou hon tad David da zervicher : Perâg é tispac'h ar brôadou, ha pérâg ar boblou hô deûs-hi mennet traou gwân ?

26. Saved eo rouéed ann douar, hag ar brinsed a zô en em strolled a-unan a énep ann Aotrou, hag a-éneb hé C'hrist.

27. Râg Hérodez ha Pons Pilat, gand ar Jentiled ha gand ar bobl a Israel, a zô évit gwir en em strollet er géar-man a énep da Vâp santel Jézuz, péhini éc'h eûz éôliet,

28. Évid ôber ar péz a oa bét reizet gand da c'halloud, ha gand da vénoz.

29. Ha bréma, Aotrou, sell ouc'h hô gourdrouzou, ha rô d'az gwazed ann ners da ziskleria da c'hér gant péb herder,

30. Évit ma astennî da zourn da iac'haad ar ré-glanv, ha da ôber arouésiou ha burzodou é hanô da Vâp santel Jézuz.

31. Goudé m'hô doé gréad hô fédeo, al léac'h é péhini édont strollet a grénaz ; leûniet é oend holl gand ar Spéred-Santel, hag é tiskleirchont gér Doué gand herder.

32. Hôgen al lôd brâz eûz ar ré a grédé n'hô doa némed eur galoun hag eunn éné : hag hini anézhô na lavaré e oa d'ézhan hé-unan ar péz en doa ; hôgen kément trâ a oa boutin étré-z-hô.

33. Ann Ébestel a rôé testéni gand eunn ners vrâz eûz a zavorc'hidigez hon Aotrou Jezuz-Krist : hag ar c'hrâs a ioa brâz enn-hô holl.

34. Râk na ioa dén paour é-béd enn hô zouez ; ha kémend hini en doa douarou pé tiez, a werzé anézhô, hag a zigasé ann dalvoudégez eûz ar péz en doa gwerzet,

35. Hag a lekéa anézhi da dreid ann Ébestel. Neûzé é rannent ann arc'hant étré pép-hini dioud hô ézomm.

36. Hôgen Jozef, les-hanvet Barnabaz gand ann Ébestel, (da lavaroud eo Mâb ar frealzidigez), péhini a oa Lévit, ha ginidik eûz a Sipra,

37. A werzaz parkou en doa, hag a gasaz arc'hant ar werz da dreid ann Ébestel.

## V. PENNAD.

1. NEUZÉ eunn dén hanvet Ananiaz, gand hé c'hrég Safira, a werzaz douarou,

2. Hag a viraz enn tu diout-hen lôd eûz a arc'hant gwerz ann douarou, a-unan gand hé c'hrég : hag é kéméraz al lôd all, hag hen kasaz da dreid ann Ébestel.

3. Hôgen Per a lavaraz : Ananiaz, perâk Satan en deûs-hén temptet da galoun, évid da lakaad da lavaroud eur gaou d'ar Spered Santel, ha da viroud enn tu diouzid lôd eûz a arc'hant da zouarou ?

4. Ha na vent két choumet gan éz, mar ez pé karet ; ha goudé héza hô gwerzet, ha né oa két c'hoaz ann arc'hant d'id ? Pérâg éc'h eûsté lékéat ar menoz zé enn da galoun ? Nn kéd d'ann dûd ec'h eûz lavaret gaou, da Zoué eo.

5. Hôgen pa glevaz Ananiaz ar geriou-zé, é kouézaz hag é varvaz.

Hag ar ré holl a glevaz kément-sé a oé spountet brâz.

6. Neûzé tûd-iaouank a zavaz, a gémeraz anezhan, hé zougaz hag hé zouaraz

7. War-drô teir heur goudé, hé c'hrég, pehini na wié kéd ar péz a ioa c'hoarvézet, a zeûaz.

8. Ha Per a lavaraz d'ézhi : Lavar d'in, grég, hag azé éma kemend hoc'h eûz gwerzet hô touarou ? Hag hî a lavaraa : Ia, kément se eo.

9. Neûzé Per a lavaraz d'ézhi : Penaoz oc'h-hu en em unanet évelsé évit tempti Spéred ann Aotrou ? Chétu oud ann ôr treid ar ré hô deûz douaret da ozac'h, mond a réond ivé d'az tougen.

10. Râk tâl é kouézaz d'hé dreid, hag é varvaz. Ann dûd iaouang éta ô veza deûed ébarz, hé c'havaz marô, hag ô véza hé c'hbéméret, hé douaraz é-kichen hé fried.

11. Hag eur spount brâz a zavaz enn Iliz holl hag é-touez ar ré holl a glevaz méneg eûz a gément-man.

12. Hôgen ann Ébestel a réa kalz a arwésiou hag a verzudou dirâg ar hobl. Hag en em strolla a reand holl a-unan é pondalez Salomon.

13. Hini eûz ar ré all na grédé en em unani gant-hô · hôgen ar bobl a veûlé kalz anézhô.

14. Hôgen ann niver eûz ar ré a grédé, ken gwazed, ken merc'hed, a greské mui-oc'h-vui.

15. Enn bévélep doaré ma tongeet ar re glanr war al leûriou-ker, ha m'bô lekéad war wéléou ha war fledou, évit pa drémenfé Per, ma teûfé da-vihana hé skeûd da c'hôlei unan-bennâg anézbô, ha ma vijent iac'heete ûz hô c'hlénvéjou.

16. Eunn niver brâz a dûd a ziredé ive eûz ar c'herion nés da Jéruzalem, hag é tigasent hô zûdklanv, hag ar ré a oa heskinet gand ar spérédou louz ; hag hô iaréent holl.

17. Hogen Priñs ar véleien a zavaz, hag ar ré a ioa gant-han (péré a zô eûz 'a hérézi ar Zaduséed) ô véza leûn a warizi,

18. Hag é taolchont hô daouarn war ann Ébestel, hag hô lékéjont er gen-brizoun.

19. Hogen Éal ann Aotrou a zigoraz é-pâd ann nôz dôriou ar prizoun, hag ô véza hô c'haset ermésa, é lavaraz :

20. Id, ha savid enn templ, ha livirid d'ar bobl ann holl c'heriou eûz ar vuez-zé.

21. Pa glevaz ar ré-man kément-sé, éa ejont enn templ beûré mâd, hag en em lékéjont da brézégi. Koulskoudé Priñs ar veleien, hag ar ré a ioa gant-han a zeûaz, hag a strollaz ann alierien hag ann holl Héaoured eûz a bobl Israel ; hag é kaschond d'ar prizoun évid hô digas.

22. Ann oviserien ô véza deûet, a zigoraz ar prizoun, ha n'bô c'hafchont kêt, hag a tistrôjont, hag hé rôjont da anaout,

23. O lavarout : Kavet hon eûz ar prizoun serret gant kalz a bréder, hag ar gwarded enn hô zâ é-tâl ann ôriou : hôgen pa hon eûz digoret, n'hon eûa kavet dén ébarz.

24. Hôgen mérer ann templ ha priñsed ar véleien pa glefchont kément-sé, a oé nec'het diwar-benn ar péz a dlié da c'hoarvézout.

25. Hôgen unan-bennâg a zeûaa hag a lavaraz d'ézhô : Chétu ann dûd-zé hô poa lékéad er prizoun a zô enn templ, hag a gélenn ar bohl.

26. Neûzé mérer ann templ az éaz gand hé oriserien, hag a zigasaz anézhô hep rédi ; râg aoun hô doa na zeûfé ar hobl d'hô labéza.

27. Pa bô doé hô digaset, é lékéjond anézhô dirâg ann alierien ; hag ar Belek-brâz a réaz eur goulenn digant-hô,

28. O lavarout · Dré hor gourc'hemennou hor boa gourc'hemennet d'é-hoc'h na gélenfac'h kéd enn hanô-zé : ha chetu hoc'h eûz leûniet Jéruzalem gand hô kélénadurez, hag é fell d'é-hoc'h dougen war-n-omp gwâd ann dén-zé.

29. Högen Per hag ann Ébestel a respountaz : Réd eo kentoc'h senti ouc'h Doué egéd ouc'h ann dûd.

30. Doué hon tadou en deûz davorc'het Jézuz pébini hoc'h eûz lékéad da vervel, oc'h hé staga oud ar prenn.

31. Hen nez eo a zô hét savet gand dourn déou Doué da Brins ha da Zalver, evit rei da Israel ar binijen, hag ann distol eûz ar bec'héjou.

32. Ha ni a zô téstou eûz ar péz a levéromp, hag ar Spéred-Santel ivé, pehini a zô bet rôet gand Doué d'ar re a zent out-han.

33. Pa glevchont kément-sé e savaz droug enn-hô, hag é vennent hô lakzad da vervel.

34. Högen eur Farizian hanvet Gamaliel, pébini a ioa doktor eûz al lézen, hag enoret brâz gand ar bobl holl, a zavaz é-touez ann aliérien, hag a c'hourc'hémennaz lakaad ann Ébestel er-méaz évit barr amzer.

35. Hag é lavaraz d'ar ré-man : Tûd a Israel, likid évez oud ar péz a réod d'ann dûd-zé.

36. Râg aharz ann deiziou-man é savaz Téodaz, pehini a lavaré é oa hen eunn dra bennâg a vrâz. War-drô pevar c'bant den a heûliaz anezhan ; högen lazed é oé, hag ar ré holl hô doa krédet eanhan en em skiñaz, hag a zeûaz da get.

37. Goude hen nez é savaz Judaz ar G'haliléad e amzer ann nivérérez, hag e tideonaz ar bobl war hé lerc'h högen lazed e oé, hag ar re holl hô doa he heûliet a oé skiñet.

38. Drézé bréma é lavaraan d'éhoc'h, tec'hid diouc'h ann dûd-ze, ha list hô da ôber : râk ma teû ar c'huzul zé, pé ann ôber-zé a herz ann dûd, é vézô kaset-da-gét :

39. Högen ma teû a herz Doué, na bellot kéd hé gas da gét, né méd en em lakafac'h da stourmi oud Doué hé unan. Hag é rôjond hô grâd da gément-se.

40. Hag ô véza galvet ann Ébestel, goudé béza lékéad hô skourjéza, e tifennchont out-hô na gomzchent mui e hanô Jézuz, hag hô c'haschont-kuit.

41. Hag hî az éaz laouen eûz a zirag ar c'huzalierien, ô véza ma oant bét kavet dellézek da c'houzanvi ann disméganz-sé e hanô Jézuz,

42. Ha na éhanent két bemdéz da gélenna ha da brézégi diwar-benn Jézuz-Krist, enn templ hag a-dî-e-tî.

## VI. PENNAD.

1. HOGEN enn deiziou-zé, ô véza ma kreské niver ann diskibled, é savaz gourdrouz é-touez ar Grésianed a-éneb ar Iuzevien, ô véza ma réant faé eûz hô intanvézed-hî er servich pemdeziek.

2. Neûzé ann daouzég Abostol ô véza strollet ann holl ziskibled, a lavaraz : Né kéd a zoaré é kuitajemp gér Doué, évid évésaad ouc'h ann daoliou.

3. Dilennid éta, va breûdeûr, seiz dén enn hô touez eûz a eul léalded anat, leûn eûs ar Spéred-Santel hag a furnez, hag é lakaimb anezhô d'al labour-zé.

4. Ha nî en em rôimp enn-holl-d'ann-holl d'ar béden, ha d'ar brezégen.

5. Ar gomsiou-zé a blijaz d'ézhô holl ; hag é tilennchont Stéfan, dén leûn a feiz hag eûz ar Spéred-Santel, ha Filip, ha Prokoruz, ha Nikanor, ha Timon, ha Farménaz, ha Nikolaz, diavenad eûz a Antiokia.

6. Hag é kaschont anezho dirag ann Ébestel : hag enn eur bidi é lédchont hô daouarn war-n-ezhô.

7. Ha gér Doué a greskô, ha niver ann diskibled a baotte kalz é Jéruzalem : kalz ivé eûz ar véleien a zenté ouc'h ar feiz.

8. Högen Stefan leûn a c'hrâs hag a ners, a réa bursudou hag arouésiou brâz é-touez ar bobl.

9. Neûzé hinicnnou eûz ar Sinagog, pére a oa hanvet Libertined,

hag ar Sirénéed, hag ann Alekzandriued, hag ar ré a ioa eûz a Silisia hag eûz a Azia a zavaz hag a strive gant Stéfan.

10. Ha na bellent két énebi oud ar furnez, hag oud ar Spéred a gomzé enn han.

11. Neûzé e c'hounézchont tûd da lavarout pénaoz hô doa hé glevet ô lavarout touadellou a-enep Moizez hag a énep Doué.

12. Dispac'ha a réjond èta ar bobl, hag ann Hénaoured, hag ar Skribed : hag oc'h en em deûrel war n-ézhan, e krôgchont enn-han, hag her c'haschont dirag ann aliérien ;

13. Hag é lékéjont testou faoz, péré a lavaraz . Ann dén zé na baouez da gomza a-eneb al léac'h santel, hag a éneb al lézen.

14. Râg hé glevet hon eûs ô lavarout : Pénaoz ar Jezuz-ze a Nazaret a ziamantrô al léac'h-man, hag a gemmô ar gélénadurésiou a c'hénou en deûz rôet Moizez d'e-omp.

15. Hag ar ré holl a ioa azezet el lez ô sellond out han, a wélaz hé zremm ével dremm eunn Éal.

## VII. PENNAD.

1. NEUZÈ ar Bélek-brâz a lavaraz d'ezhan · Ha gwir eo ar péz a lévéreur ?

2. Hag hén a lavaraz · Tûd va breûdeûr, ha va zadou, klevit : Ann Doué a c'hloar en em ziskouezaz da Abraham hon tâd pa edo er Mezopotamia, abarz ma choumaz é Karan,

3. Hag é lavaraz d'ézhan : Kéa er-méaz eûz da vrô, hag eûz da gerentiez, ha deûz enn douar a ziskouézinn d'id.

4. Neûzé éz éaz er-méaz eûz a zouar ar C'haldéed, hag éz éaz da choum é Karan. Hag ac'hanô, goudé ma oé marô hé dâd, Doué a zigasaz anézhan enn douar-man, é péhini é choumit bréma.

5. Ha na rôaz d'ezhan madou é-béd enn-han . na rôaz két zô-kén héd eunn troad · hôgen rei a reaz hé c'hér pénaoz her rôjé d'ezhan enn hé gers, ha d'hé wenn hé-c'houdé, pa n'en doa c'hoaz mâb é-béd.

6. Ha Doué a lavaraz d'ézhan ; penaoz hé wenn a choumché enn eunn douar a-ziavéaz, a vije lekéad é aklaverez, ha gwall gaset e-pâd pévar c'hant vloaz.

7. Hôgen, emé ann Aotrou, barna a rinn ar vrôad gant péhini e vezint bét lékéad é aklaverez. Ha goude-zé é teûint er-meaz, hag é servichint ac'hanoun el leac'h-man.

8. Hag é roaz d'ezhan kévredigez ann trô-drouc'h : hag evel-sé *Abraham* a c'hanaz Izaak, hag a drô-drouc'haz anezhan ann eizved dervez, hag Izaak a *c'hanaz* Jakob ; ha Jakob *a c'hanaz* ann daouzek Tad-brâz.

9. Hag ann Tadou-brâz dré warizi, a weraz Jozef enn Ejipt ; hôgen Doue a ioa gant-han :

10. Hag é tenûbaz anezhan eûz hé holl enkrézou : hag é rôaz d'ezhan ar gaerded hag ar furnez dirâk Faraon roué ann Éjipt, péhini hel lekéaz da rener war ann Ejipt, ha war hé holl di

11. Hôgen dond a réaz eunn naounégez vrâz enn holl Éjipt hag è Kanaan, ha brâz a oé ann enkrez . hag hon tadou na gavent kéd a voued.

12. Pa glevaz Jakob pénaoz é oa éd enn Ejipt, é kasaz di hon tadou eur wéach genta.

13. Ha d'ann eil gwéach é oé anavézet Jozef gand hé vreûdeûr, ha Faraon a anavézaz hé wenn.

14. Neûzé Jozef a gasaz da gerc'hout Jakob hé dâd, hag hé holl gérent ; pemzék den ha tri ugent

15. Ha Jakob a ziskennaz enn Éjipt, hag a varvaz enô, hag hon tadou ivé.

16. Ha dizouget é oent é Sichem, ha lékead er béz a oa bet prénet gand arc'hant Abraham digant mipien Hemor mâb Sichem.

17. Hôgen ô véza ma tôstéé amzer ar gwéstl en doa gréad Doué da Abraham, ar bobl a greskaz, hag a baottaz enn Éjipt,

18. Beté ma savaz enn Éjipt eur roue all, péhini n'en doa két anavézet Jozef.

19. Heo nez leûn a droïdellérez a-énep hon tûd a enkrezaz hon tadou, bétég hô lakaad da deûrel ermêaz hô bugalé, evit na zeûjent kén da bzotta.

20. Enn amzer-ze eo é oé ganet Moizez, péhini a oé mâd dirâk Doué. E-pâd tri miz é oe maget é ti hé dâd.

21. Hôgen ô véza bet lekead ermêaz, é oé kémeret gant merc'h Faraoo, péhini a vagaz anézhan èvel eur mab d'ézhi

22. Ha Moizez a oé desket é holl furnez ann Éjipsianed, hag é teûaz da véza galloudus é gériou hag é ôbériou.

23. Hôgen pa oé deûed d'ann oad a zaou-ugent vloaz, é teûaz c'hoant enn hé galoun da vond da wéloud hé vreûdeûr bugalé Israel.

24. Hag ô wéloud eur ré oc'h ôber drouk dz unan anezhô, é tiflonnaz anézhan; hag ô véza skôet gand ann Éjipsian, é venjas ann hini da béhini é oa bét gréad drouk.

25. Hôgen hén a gredé é teûjé hé vreûdeûr da boella pénaoz oz drè hé zourn é tlié Doué hô dieûbi hag hî na boeljont két kément sé.

26 Antrônôz en em gavaz pa edo lôd anézhô oc'h en em zaéla, hag hén a glaské lakaad ar peoc'h etré-z-hô, bag a lavaré : Tudou, breûdeûr oc'h, pérâg en em grozit-hu ann eil égilé ?

27. Hôgen ann hini a grôzé hé nesa a bellaaz anézhan, o lavarout : Piou en deûz da lekéad da brinsa ha da varner war n omp

28 Ha na fell ked d'id va laza, é-c'hiz ma éc'h eûz lazet deac'h ann Éjipsian ?

29 Hôgen Moizez pa glevaz ar ger-zé a dec'haz kuit : hag é oé diavésiad é douar Madian, é péhini é c'hanaz daou vab.

30 Ha goudé ma oé tréménet daou-ugent vloaz, en em ziskouezaz d'ézhan eunn Eal é distrô menez Sina, é-kreiz tân eur vôden leskidik.

31. Pa welaz Moizez kément-sé, é oé souezet brâz eûz ar pez a welé, hag ô véza tôstéet évid arvesti, e klevaz mouéz ann Aotrou, a lavaré :

32. Me eo Doué da dadou, Doué Abraham, Doué Izaak, ha Doué Jakob. Hôgen Moizez a gréne, ha na gréde kéd arvesti.

33 Hag ann Aotrou a lavaraz d'ezhan Tenn da voutou eûz da dreid, râg al leac'h e péhini émoud a zô eunn douar santel.

34. O wélout em eûz gwélet enkrez va fobl, péhini a zô enn Éjipt; klevet em eûz hô c'hénvanou, hag ounn diskennet évid hô dieûbi. Deûz 'ta bréman, hag é kasinn ac'hanod enn Éjipt.

35. Ar Moizez, péhini hô doa dinac'het, pa léverjont : Piou en deûz da lekead da brinsa ha da varner? Hen-nez a zô bét kaset gand Doué da brinsa ha da zieûber drè zourn ann Eal, a oa en em ziskouézed d'ezhan er voden.

36. Hen-nez eo hô lékéaz da zond er-méaz, oc'h ôber burzudou hag arouésiou é douar ann Éjipt, er môr rûz, hag enn distrô a-pâd daou-ugent vloaz.

37. Hen-nez eo ar Moizez-zé, péhini en deûz lavaret da vugalé Israel Doué a lakai da zével étouez hô preûdeûr eur Profed ével-d oun; sélaouit-hén.

38. Hen nez eo a oé enn Iliz enn distrô gand ann Eal, péhini a gomzé out-han é ménez Sina, ha gand hon tadou : hén eo en deûz bét ar gériou a vuez évid bô rei d'é-omp.

39. Hon tadou na fellaz ked d'ezhô senti out-han; hôgen hé bellaad a rejont, hag é tistrôjont a galoun enn Éjipt.

40 Hag é léverjond da Aaron: Gra d'é-omp douéou hag a gerzô enn hor raok; râg ar Moizez-zé péhini en deûz hon tennet eûz a zouar ann Éjipt, na ouzomp két pétrâ eo deûed da véza.

41. Hag é réjond eùl leûé enn deisiou zé, hag e kennigchont eunn aneval d'ann idol, hag en em laouénéchont e lahour hô daouarn.

42. Hôgen Doué a zistrôaz diout-hô, hag hô lézaz da zervicha armé ann Env, é-c'hiz ma eo skrivet é levr ar Broféded · Tî Israel, ha kenniged éc'h eùs-té 'in sakrifisou hag anévaled eun distrô é-pâd daou-ugent vloaz ?

43. Ha c'houi hoc'h eùz kéméret felt Molok, ha stéren hô Toué Remfam, skeûdennou péré hoc'h eûz gréat évid hô azeùli. Dré-zé é kasinn ac'hanoc'h enn tû all da Vabilon.

44. Hon tadou hô doé enn distrô telt ann desténi, ével m'en doa Doué, ô komza out Moizez, gourc'hémennet d'ézhan hé ôber hervez ann doare ma en doa gwélet.

45. Hag hon tadou ô veza hé géméret, a gasaz anezhan gant hô, dindân rénadur Jezuz é perc'henniez ar vrôadou, peré a gasaz Doue a-ziarâog hon tadou, bété deisiou David,

46. Péhini a gavaz trugarez dirâk Doué, hag a c'houlennaz digant-han ma helje sével eunn telt da Zoué Jakob.

47. Hôgen Salomon eo a zavaz eunn tî d'ézhan.

48. Koulskoudé ann Uc'hêla na choum kéd enn templou gréat gand daouarn ann dûd, é-c'hiz ma lavar ar Profed ·

49. Ann Env eo va c'hador, hag ann douar skabel va zraid. Pé dî a zafod d'in, émé ann Aotrou ? Ha pé léac'h a helfé béza da arzaô d'in ?

50. Ha n'eo ket va dourn en deûz gréat kément-se ?

51. Pennou kalet, tûd dienwadet a galoun hag a skouarn, c'houi a énep hépréd oud ar Spéred-Santel, hag a zô hénvel oud hô tadou.

52. Péhini eûz ar Broféded n'hô deûz két heskinet hô tadou ? Lazed hô deûz ar ré a ziougané d'ezhô douédigez ann Dén Gwirion, péhini hoc'h eûz c'houi gwerzet ha lazet :

53. O véza ma eo bét rôed d'éhoc'h al lézen gand ann Éled, ha n'hoc'h eûz kéd hé miret.

54. Hôgen pa glefchont kément-sé é oé rannet hô c'halounou, hag é skriñchont hô dent out-han.

55. Koulskoudé ô véza ma oa hén leûn eûz ar Spéred-Santel, é savaz hé zaou-lagad étrézeg ann Env, é wélaz gloar Doué, ha Jezuz péhini a ioa enn hé zâ enn tu déou da Zoue. Hag é lavaraz.

Chetu é wélann ann Envou digor, ha Mâb ann dén enn hé zâ enn tu deou da Zoué.

56. Hôgen hî en em lekéaz da gria a-boéz-penn ô stanka hô diskouarn, hag en em dóljont war-n ézhan war-eunn-drô

57. Hag ô véza hé zachet er-méaz eûz a géar, é labezc'hont anézhan : hag ann testou a lékéaz he zilad out treid eunn den-iaouank hanvet Saul.

58. Hî a labézé Stéfan, hag hén a bédé, hag a lavaré. Aotrou Jezuz, digémer va spéred.

59. Hag ô véza en em daolet war hé zaoulin, é c'harmaz gand eur vouéz gre, o lavaront Aotrou, na damall ket d'ezhô ar péc'hed-man. Ha goude béza lavaret kément-se é kouskaz enn Aotrou. Hôgen Saul en doa rôed hé c'hrâd d'ar marô-zé.

## VIII. PENNAD.

1. HOGEN enn deisiou-zé é savaz eunn herkin brâz enn Iliz a ioa é Jéruzalem, hag ann holl, neméd ann Ebestel, a oé skiñet drê vrô Judéa ha Samaria.

2. Koulskoudé tûd a zoujans Doué hô doé pridiri eûz a Stéfan, hag a réaz eur c'haon brâz d'ezhan.

3. Hôgen Saul a zismantré ann Iliz, hag ô vond enn tiez, é tennô anézhô ar gwared hag ar merc'hed, hag hô lékéé er prizoun.

4. Ar ré a oa skiñet a brézegé gér Doué drá ma treménent.

5. Filip a ziskennaz da géar Samaria, hag a brézégaz énô ar C'hrist.

6. Ar bobiou a zélaoue ar pez a lavaré Filip, oc'h hé glevout gand eunn héveleb évez, hag ó wélout ann arouésiou a réa.

7. Râg ar spérédou louz a éa er-méaz eûz a gorf meûr a hini, enn eur gria a boéz-penn.

8. Ha kalz a baralitiked hag a gammeten a oé iac'héet.

9. Eul laouénidigez vrâz a c'hoarvézaz éta er géar-ze. Hôgen bez' éz oa eunn hévelep kéar eunn den hanvet Simon, péhini abars neûzé a oa bét eur strôbineller, hag en doa touellet pobl Samaria, ô lavarout pénaoz e oa bén eunn drabennâg a vrâz :

10. Ann holl, brâz ha bihan, a grédé d'ezhan, hag a lavaré : Heman co ar galloud brâz eûz a Zoué.

11. Hôgen hé zélaoui a réant, ô véza m'en doa hô zouellet pell a ioa gand hé strôbinellou.

12. Koulskoude ô véza krédet ar pez a brézégé Filip diwar-benn rouantelez Doué, é oent badezet, gwazed ha merc'hed, é hanô Jézuz-Krist.

13. Neûzé Simon a grédaz ivé hé-unan : goude ma oé bét badezet, éc'h heûliaz Filip. Hag ô wélout ann arouésiou hag ar vurzudou brâz a réa, é oé souézet meûrbéd.

14. Hôgen pa glevaz ann Ébestel, péré a ioa é Jéruzalem, pénaoz tûd Samaria hô doa digémérel gér Doué, é kasehont étrezég enn-hô Per ha Iann.

15 Pa oé deûed ar ré-man, é pédchont évit-hô, évit ma tigémerchent ar Spered-Santel :

16. Râk ne na ket c'hoaz disken-net war hini anezhô ; hôgen badezet é oant bét hép-ken, é hanô ann Aotrou Jézuz.

17. Neûzé é lékejond hô daouarn war n ezhô, hag é tigémerchont ar Spered-Santel.

18 Hôgen pa wélaz Simon pénaoz ann Ébestel a roé ar Spered-Santel oc'h astenna hô daouarn, é kennigaz arc'hant d'ezhô,

19. O lavarout : Rôid ivé d'in ar galloud ze, ma tigémerô ar Spered-Santel kémend hini em bézô lékéat va daouarn war-n ézhan. Hôgen Per a lavaraz d'ézhan :

20. Ra vezo kollet da arc'hant gan-éz, ô véza ma éc'h eûz mennet é helfez piaoua rô Doué gand arc'hant.

21. N'éch eûz na lôd, na kévren er brezégen man, râk da galoun né ked eeun dirâk Doué.

22. Gra éta pinijen eûz ann drougiez-zé ac'hanod ; ha péd Doué, évit ma tistolô d'id, mar d-eo galluz, ar ménoz-zé eûz da galoun.

23. Râg gwéloud a rann pénaoz émoud é bestl ar c'houerrder, hag é éreou ann direisted.

24. Hôgen Simon a respountaz, hag a lavaraz : Pedit c'houi ann Aotrou évid oun, évit na zigouezô netrâ d'in eûz ar péz hoc'h eûz lavaret.

25. Hag hi goudé béza rôet testéni d'ann Aotrou, ha goude beza diskleriet hé c'hér, a zistrôaz da Jeruzalem, enn eur brezegi ann Aviel é meûr a bann eûz a vrô ar Zamaritaned.

26. Hôgen Êal ann Aotrou a gomzaz ouc'h Filip, ô lavarout : Saô, ha kéa étrézeg ar c'hrésteiz, war-zû ann hent a ziskenn eûz a Jeruzalem da C'haza, péhini a zô eun cul leac'h distrô.

27. Hag hen a zavaz hag az éaz. Ha chétu eunn den eûz ann Étiopia, eur spaz, eunn dén galloudek eûz a lez Kandasez rouanez ann Étiopianed, péhini a ioa da bean war hé holl denzoriou, a oa deûed da Jeruzalem évid azeûli,

28. Hag ô tistroi é oa azezet war hé garr, hag é lenné ar Profed Izaiaz.

29. Neûzé ar Spered a lavaraz da Filip : Difre, ha dinesa oud ar c'harr-ze.

30. Ha Filip a rédaz, hag a glevaz anezhan ô lenna ar Profed Izaïaz, hag é lavaraz d'ézhan : Ha menna a réz-te é poelfez ar péz a lennez ?

31. Hag hé-man a lavaraz : Ha pénaoz é helfenn, ma na ziskouez

dén d'in? Hag é pédaz Filip da biña, ha da azéa gant-han.

32. Hogen al léac'h eûz ar Skritur a lenne a oa hé-man : E-c'hiz eunn danvad eo bét kaset da laza; hag é-c'hiz eunn oan péhini a choum mud dirâg ar c'hrévier, evel-sé n'en deûz kéd digoret hé c'hénou.

33. Enn hé vuelded hé varn a zô bét lamet. Piou a zanevellô hé c'hanedigez, o veza ma vézô lamet hé vuez diwar ann douar?

34. Hag ar spâz a respountaz hag a lavaraz da Filip: Lavar d'in, me az ped, diwar-benn piou é lavar ar Profed kément-sé, pé diwar-benn hé unan, pé diwar-benn eunn all-bennâg?

35. Neûze Filip ô tigeri hé c'henou, a zeraouaz dré ar Skritur-ze, hag a brezégaz d'ézhan Jézuz.

36. Ha pa'z éant enn hent, é kafchont dour, hag ar spâz a lavaraz: Chetu dour, pétrâ a vir na vénn badézet:

37. Ha Filip a lavaraz: Mar kredez a wir galoun, é hell beza great. Hag hén a respountaz hag a lavaraz: Mé a gréd pénaoz Jézuz-Krist a zô Mâb da Zoué.

38. Hag a c'hourc'hémennaz harza ar c'harr: hag é tiskenchont hô daou enn dour, ha Filip a vadézaz ar Spâz.

39. Hôgen pa oent savet eûz ann dour, ar Spéred a skrapaz e Filip, hag ar Spâz n'her gwélaz mui; hôgen mond a réaz laouen enn hé hent.

40. Koulskoudé Filip en em gavaz é Azot, hag ô tremenout é prézégé ann Aviel dré ar c'heriou, bétè ma teûaz da Gezarea.

## IX. PENNAD.

1. HOGEN Saul péhini a oa c'hoaz leûn a c'hourdrouzou, ha péhini a glaské marô diskibled ann Aotrou, az éaz da gavout ar Bélek-brâz,

2. Hag a c'houlennaz digant-han lizéri évit sinagogou Damaz: évit mar kafché war ann hent-zé, gwazed pé merc'hed, hô c'hasché stâg da Jéruzalem.

3. Ha pa édo enn hent, ha ma tôstéé oud Damaz, eur c'houlaouen eûz ann Énv a gelc'hiaz anézhan enn-eunn-taol;

4. Hag ô koueza d'ann douar é klevaz eur vouéz a lavaré d'ezhan: Saul, Saul, perâg éc'h heskinez-té ac'hanoun?

5. Hag hen a lavaraz: Piou oud-dé, Aotrou? Hag ann Aotrou a lavaraz: Mé eo Jézuz péhini a heskinez; rec'huz eo gwinka oud ar garzou.

6. Hag hén ô kréna, ha spountet brâz a lavaraz: Aotrou, pétrâ a fell d'id é rajenn?

7. Hag ann Aotrou a lavaraz d'ézhan: Saô, ha kéa da géar, hag énô é vézô lavared d'id petrâ éc'h eûz da ôber. Hôgen ann dûd a ioa gant-han a choumaz souézet brâz, ô véza ma klevent eur vouéz, ha na wélend dén.

8. Saul éta a zavaz diwar ann douar, ha petrâ-bennâg ma oa digor hé zaou-lagad, na wélé bérad. Hôgen hî ô kregi enn hé zaouarn, a gasaz anézhan da Zamaz.

9. Choum a réaz énô tri dervez hép gwelout, ha na zebraz na na évaa.

10. Hôgen béz' éz oa eunn diskibl é Damaz, hanvet Ananiaz: Hag ann Aotrou a lavaraz d'ezhan enn eur weledigez: Ananiaz. Hag hén a lavaraz: Chétu me, Aotrou.

11. Hag ann Aotrou a lavaraz d'ézhan: Saô, ha kéa er rû a hanveur ar Rû Vrâz: ha klask é ti Judaz eunn dén hanvet Saul eûz a Dars; râg ô pidi éma.

12. (Ha *Saul* a wélaz eunn dén hanvet Ananiaz, péhini a zeûé enn ti, hag a lékéé hé zaouarn war-n ézhan évit ma askafché ar gwéled)

13. Hôgen Ananiaz a respountaz: Aotrou, kleved em eûz gant meûr a hini pénaoz ann dén-ze en deûz gréat kalz a zrouk d'ar zent é Jéruzalem;

14. Ha pénaoz eo bét rôed ar

galloud d'ézhan gant Priñsed ar véleien da éréa kémend hini a c'halvô da hanô.

15. Hag ann Aotrou a lavaraz d'ézhan : Kéa, râg beñ-nez a zô eul léstr em eûz dilennet évid dougen va hanô dirâg ar vrôadou, ar rouéed, ha mipien Israel.

16. Rak mé a ziskouézô d'ézhan pétrâ a vézô réd d'ézhan da c'houzanvi évit va hanô.

17. Hag Ananiaz az éaz, hag ô véza éad enn tî, ec'h astennaz hé zaouarn war-n-ézhan, hag ô lavaraz : Saul va breûr, ann Aotrou Jezuz, péhini a zô en em ziskouézed d'id enn hend dre béhini é teûez, en deûz va c'haset, évit ma wéli, ha ma vézi leûniet gand ar Spéred-Santel.

18. Ha râk-tâl é kouézaz eûz hé zaou-lagad é-c'hiz skant, hag é tuñaz adarré ar gweled d'ezhan : hag ô véza savet é oé badezet.

19. Hag ô veza kéméret boéd, é teûaz ners d'ézhan. Hag é chouvoaz eunn dervez-bennâg gand ann diskibled a ioa é Damaz.

20. Ha râk-tâl é prézégaz er sinagogou, pénaoz Jezuz a oa Mâb Doué.

21. Hôgen ar ré holl a glevé anézhan a oa souézet, hag a lavaré. Ha nâ két hen-nez eo a heskiné ê Jéruzalem ar ré a c'halvé ann hanô-zé, ha péhini a zô deûed ac'hanô aman évid hô éréa hag hô c'hâs da Brinsed ar véleien ?

22. Koulskoudé Saul a ziztroé ê iéc'had muioc'h-vui, hag é faézé Iuzevien a ioa é Damaz, ô testénia d'ézhô pénaoz Jezuz a oa ar C'hrist.

23. Hôgen pell-amzer goudé ar Iuzevien en em guzuliaz évit hé lakaad da vervel.

24. Hô spiou a oé rôed da anaoud da Zaul ; râk nôz-deiz é tiwallend ann ôrsou, évid hé laza.

25. Hôgen ann diskibled a géméraz anézhan é-pâd ann nôz, hag ô véza hé lékéad enn eur gést, é tiskenchond anézhan a-héd ar vôger.

26. Pa oé deûed da Jéruzalem, é klaskaz en em unani gand ann diskibled ; hôgen holl hô doa aoun ra-z-han, ô véza na grédent két é oa diskibl.

27. Hôgen Barnabaz a géméraz anézhan, hag hé c'hasaz d'ann Ebestel : hag é tanévellaz d'ézhô en doa gwelet ann hent ann Aotrou, péhini en doa komzet out-han, ha pénaoz en doa prézéget gant fisians é Damaz a hanô Jézuz.

28. Choum a réaz éta gant-hô, ô vond hag ô tond é Jéruzalem, hag ô prézégi gant fiziañs é hanô ann Aotrou.

29. Komza a réa ivé oud ar Jentiled, hag ô strivé oud ar C'hrézianed : hag ar ré-man a glaské ann tû d'hé laza.

30. Pa glevaz ar vreûdeûr kémentsé, hé réchont hété Kézaréa, hag hen c'haschont da Darsa.

31. Koulskoudé ann Iliz é doa ar péoc'h dré ann holl Judéa, dre ar C'halilea ha dré Samaria, hag é save ô kerzout é doujans ann Aotrou, ha leûn é oa gant frealzidigez ar Spéred-Santel.

32. Hôgen c'hoarvézoud a réaz pénaoz Per ô trémenoud dré ann Holl *geriou*, a zeûaz da wéloud ar zent a choumé é Lidda.

33. Hag e kavaz énô eunn dén, hanvet Énéaz, péhini ô véza parélitik, a ioa gourvézet war hé wélé, eiz bloaz a ioa.

34. Ha Per a lavaraz d'ézhan : Énéaz, ann Aotrou Jezuz Krist az iac'ha : sao, hag aoz da welé. Ha râk-tâl é zavaz.

35. Ar ré holl a choumé é Lidda hag é Sarona a welaz anézhan ; hag é tistrôjond oud ann Aotrou.

36. Bez' éz oa ivé é Joppé eunn diskiblez hanvet Tabita, pé Dorkaz hervez ann drôidigez. Hou-man a oa leûn gand ar mâd-ôbériou hag ann aluzennou a réa.

37. Hôgen c'hervézoud a réaz pénaoz ô véza kouezet klanv enn deiziou-zé, é varvaz : ha goudé béza het gwalc'het, ô oé lékéad enn eur gambr uc'hel.

38. Hag ô véza ma oa Lidda tôst da Joppé, ann diskibled ô véza kle-

vet pénaoz Per á ioa énô, a gaeaz daou zén d'ezhan, evid hé bidi da zont affô d'hô c'héar.

39. Ha Per a savaz hag az éaz gant-hô. Ha pa oé deûet, é kaschont anézhan er gambr uc'hel: hag ann holl intanvézed a zeûaz war hé drô enn eur wela, hag ô diskouéza d'ezhan ar wiskou hag ar sacou a réa Dorkaz d'ézhô.

40. Neûze Per, ô véza kased ann holl er-méaz, en em daolaz war hé zaoulin hag a bédaz: hag ô véza troed oud ar c'horf é lavaraz: Tabita, sâv. Hag hî a zigoraz hé daou lagad; hag ô véza gwélet Per, en em lékéaz enn hé c'hoazez.

41. Neûzé é rôaz hé zourn d'ezhi, hag hé savaz; hag ô véza galved ar zent hag ann intanvézed, hé rôaz d'ezhô beô.

42. Hôgen kément-sé a oé gwézet dré holl gêar Joppé; ha kalz a dûd a grédaz enn Aotrou.

43. Ha Per a choumaz meûr a zervez é Joppé, é ti eur c'hourrézer hanvet Simon.

## X. PENNAD.

1. BÉZ' éz oa eunn dén é Kéraaea, hanvet Korneliuz, péhini a ioa kanténer enn eur gohort galvet ann Italianez,

2. Den dévot hag a zoujans Doué gand hé holl dî, péhini a réa aluzennou brâz d'ar bobl, hag a bédé Doue bepred.

3. Hé man a wélaz aplann enn eur wélédigez, war-drô ann naved beur eûz ann deiz, eunn Éal eûz ann Aotrou a zeûaz d'hé gavout, hag a lavaraz d'ezhan: Korneliuz.

4. Hôgen hén ô selloud out-han, en doé aoun brâz, hag a lavaraz: Pétrâ eo, Aotrou? Hag ann *Éal* a lavaraz d'ézhan: Da bédennou, ha da aluzennou a zô piñet é koundirâk Doué.

5. Kûs éta tûd da Joppé, ha digémean Simon, les-hanvet Per.

6. Choum a ra é tî eur c'hourrézer hanvet Simon, hag ann tî-zé a zô tôst d'ar môr: hen nez a lavaró d'îd pétrâ éc'h eûz da ôber

7. Ha pa oé éat-kuit ann Éal a gomzé out-han, é c'halvaz daou eûz é vévellou, hag eur brézéhad a zoujans Doué eûz ar ré a ioa dindân hé véli.

8. Ha goudé béza danévellet pép trâ d'ézhô, hô c'hasaz da Joppé.

9. Antrônôz, pa oant enn heat, ha pa dosteent ouc'h kéar, Per a biñaz er peon uc'hela eûz ann tî, wardrô ar c'houec'hved heur, évit pidi.

10. Hag ô veza n'en doa naoun, ó fellaz d'ezhan dibri. Hôgen épâd ma aozent eunn dra-bennâg, é kouézaz war n ézhan eunn estlam a spéred:

11. Hag é wélaz ann Énv digor, hag eul lestr ô tiskenni, ével eunn dousier vrâz a ispié dré ar pevar c'horn eûz ann Env d'ann douar;

12. Ha war hébini ez oa a bép seurt loened pevar-zroadek, ha loéned-stlech diwar ann douar, hag evned eûz ann énv.

13. Hag eur vouéz a lavaraz d'ézhan: Saô, Per, lâz ha debr.

14. Hôgen Per a lavaraz: Doué ra virô, Aotrou: râk biskoaz n'em eûz debret eûz a gément a vé louz ha dic'hlan.

15. Hag ar vouéz ô komza outhan eunn eil gweach, a lavaraz: Na lavar kéd é vé louz ar péz a zô glanet gand Doué.

16. Kément-sé a c'hoarvézaz a-héd teir gweach: ha neûze al léstr a oe sachet enn Énv.

17. Hag é-pâd ma oa nec'het Per, évit gouzout pétrâ é oa da lavarout ar wélédigez en doa gwélet, chétu ar gwazed a oa bét kaset gant Korneliuz, ô véza goulennet peléac'h é oa ti Simon, en em gavaz oud ann ôr.

18. Ha goudé béza galvet, é c'houlenchont ma né oa kéd énô é choume Simon, les-hanvet Per.

19. Hogen ô véza ma kouné Per ar wélédigez, ar Spéred a lavaraz d'ézhan: Chétu tri dén a glask ac'hanod.

20. Saô éta, diskenn, ha kea gant-hô héb arvar é bed; râk me eo em eûz hô c'haset.

21. Ha Per ô véza diskennet da gavoud ann dûd-zé, a lavaraz : Mé eo ann hini a glaskit : Pétrâ eo ann abek évit péhini oc'h deûet?

22. Hag hi a lavaraz : Koroéliuz ar C'hanténer, dén gwirion, hag a zoujans Doué, hervez ann desténi a rô d'ézhan ann holl bobl a Judea, a zô bét kelennet gand eunn Eal santel, da zigémenna ac'hanod d'hé dî, ha da zélaoui da c'herinu.

23. Per éta a réaz d'ézhô dond enn tî, hag hô berberc'hiaz. Hôgen antrônôz é savaz hag éz éaz gant-hô : ha lôd eûz ar vreûdeûr a Joppé az éaz kévret gant-han.

24. Antrônôz éc'h errujont é Kézaréa, é pélea c'h Korneliuz ô véza galvet hé gérent hag hé viñouned vrâz, a c'hédé anezhô.

25. Ha pa oe éat Per enn tî, Korneliuz a ziambrougaz anézhan, hag ô véza en em daolet d'hé dreid, éc'h azeûlaz anézhan.

26. Hôgen Per a lekéaz anézhan da zével, ô lavarout : Saô ; ha me ivé n'ounn némed eunn dén.

27. Hag ô komza out-han éz éaz enn tî, hag é kavaz kalz a dûd a oa strollet énô :

28. Hag é lavaraz d'ézhô : C'houi a oar pénaoz eo eunn dra argarzuz évid eunn dén eûz ar Judéa en em unani gand eunn diavésiad, pé mond d'hé gavout : hôgen Doué en deûz diskouezed d'in pénaoz na dlécur gervel dén louz na dic'hlan.

29. Dré-zé ounn deûed heb arvar d'az kavout, pa éc'h eûz va digémenuet. Bréma é c'houlennaon dré bé abek ec'h eûz va digemeonet.

30. Ha Korneliuz a lavaraz : Bez' éz eûr bréma pevar dervez, é oann ô pidi em zi enn naved heur, ha chetu eunn dén gwisket é gwenn en am ziskouézaz d'in, hag a lavaraz :

31. Koroéliuz, da beden a zô bet klevet, ha da aluzennou a zô bét kaset da goun dirâk Doué.

32. Kâs éta da Joppé, ha digémenn Simon, les-hanvet Per : choum a ra é-ti Simon ar c'hourézer é-tâl ar môr.

33. Kased em eûz éta râk tâl d'az kavout ; ha té éc'h eûz gréad eunn dra dudiuz d'in ô tont. Chétu nî éta bréma dira-z-od, évit klevout kémend en deûz Doué kemennet d'îd da lavarout.

34. Neûze Per a zigoraz hé c'hénou hag a lavaraz : É gwirionez é wélann pénaoz Doué n'en deûz kunm é bed évid dén;

45. Hôgen pénaoz é péb broad, piou-bennâg a zouj anézhan, hag a ra ôbériou eeun, a zô hétuz d'ézhan.

36. Doué en deûz komzet out bugale Israel, ô tougaoi d'ezhô ar peoc'h dré Jézuz-Krist ( hen-nez eo Aotrou ann holl. ).

37. C'houi a oar pétrâ eo bét ar vrûd eûz a gément a zô bet c'hoarvezet er Judéa holl, ô teraoui dré ar C'haliléa, goudé ar vadisiant en deûz prézeget Iann

38. Pénaoz en deûz Doué lardet Jézuz a Nazaret gand ar Spéred-Santel ha gand ann ners ; ha pénaoz eo tréménet Jézuz enn eur ôber vâd hag enn eur paréa ar ré holl a ioa mac'het gand ann diaoul, ô véza ma oa Doué gant han.

39. Ha nî a zô téstou eûz a gement eo deûz gréat e brô ar Iuzevien, hag é Jeruzalem ; koulskoudé hé lazet hô deûz oc'h hé staga oud eur groaz prenn

40. Hôgen Doué en deûz hé lékéad da zevel ann tredé deiz a varô da véô, hag en deûz gréat ma eo bét gwelet splann ;

41. Nann gand ar bobl holl, hôgen gand ann téstou dilennet araok gand Doué ; gan é-omp, nî pére hon euz debret hag évet gant-han, goudé ma eo bét savet a varô da véô

42. Ha gourc'hémennet en deûz d'é-omp prezégi d'ar bobl, ha téstenia pénaoz eo hen a zô bét lékéat gand Doué da varner d'ar ré véô ha d'ar ré varô.

43. Ann holl Brofeded a rô tésténi d'ézhan, pénaoz ar ré holl a gredô enn han, a zigémérô enn hé hanô ann distol eûz hô fec'hejou.

44. Per a lavaré c'hoaz ar gerionzé, pa ziskennaz ar Spéred-Santel war ar re holl a zélaoué ar gér.

45. Hag ann dud léal a oa bét trô-drouc'het, hag a oa deûed gant Per, a oe souezet brâz, ô véza ma oa ive skulet grâs ar Spéred-Santel war ar Jentiled.

46. Rag hô c'hlevoud a réant ô lavaroud ann iézou, hag ô veûli Doué.

47. Neûzé Per a lavaraz : Ha dén a hell difenn ar ré hô deûz digéméret ar Spéret-Santelével-domp ni ? ma ve badezet ar ré hô deûz digéméret ar Spéret-Santelével-d-omp ni ?

48. Hag é c'hourc'hémennaz hô badezi é hanô ann Aotrou Jézuz-Krist. Neûze é pédchont anézhan da choum gant-hô eunn dervez-bennâg.

## XI. PENNAD.

1. ANN Ébestel, hag ar vreûdeûr a ioa é Judéa, a glevaz pénaoz ar Jentiled hô-unan hô doa digéméret gér Doue.

2. Hôgen pa oé piñet Per é Jéruzalem, ar re a oa bet trô-drouc'het a strivé out-han,

3. O lavarout : Pérâg oud-dé éat da gavout tûd ha n'int két trô-drouc'het, ha perâg éc'h eûz-de debret gant-hô ?

4. Hogen Per a zéraouaz danévella ann traou enn hô reiz, ô lavarout :

5. Édounn ô pidi é kéar Joppé, hag enn eunn estlam a spéred em eûz bét eur wélédigez é péhini em eûz gwélet eul léstr ô tiskenni ével eunn dousier vrâz a ispil dré ar pevar c'horn eûz ann énv, hag a zeûé betég enn-oun.

6. Hag o véza sellet piz out-han, em eûz gwélet anévaled pevar-zroadek eûz ann douar, ha loened c'houéz, ha loened stlec'h, ha laboused eûz ann énv.

7. Hag em eûz klevet eur vouéz a lavaré d'in : Saô, Per, lâz, ha debr.

8. Hôgen mé a lavaraz : Doué ra virô, Aotrou ; râk biskoaz nétrâ a loua nag a zic'hlan n'eo éad em génou.

9. Hag ar vouéz a gomzaz eunn eil gwéach eûz ann énv, hag a lavaraz : Na lavar ket é vé louz ar péz a zô glanet gand Doué.

10. Kémeni-sé a c'hoarvézaz a-héd teir gweach : ha pép trâ a oé tennet adarré enn énv.

11. Ha chetu tri dén péré a oa bét kaset eûz a Gezaréa étrezég enn-oun a zeûaz enn ti.

12. Hôgen ar Spered a lavaraz d'in mont gant-hô héb arvar. Ar c'houeac'h breûr-man a zeûaz ivé gan én, hag éz éjomp da dî ann dén.

13. Hag hén a zanévellaz pénaos en doa gwélet eunn Éal enn hé zâ hag a lavaraz d'ezhan : Kâs da Joppé, ha digémenn Simon, lesbanvet Per,

14. Péhini a lavarô d'id gerion, dré beré é vézi salvet, té ha da holl di.

15. Ha pa em boé déraonet komza, ar Spéred-Santel a gouézaz war-n-ézhô, é c'hiz war-n omp enn deroû.

16. Neûzé é teûaz koun d'in eûz a c'hér ann Aotrou, pa lavaraz : Iann évit-gwîr en deûz badézet enn dour ; hôgen c'houi a vézô badezet er Spéred-Santel.

17. Pa en deûz éta Doué rôed d'ézhô ann bevélep grâs ha d'é-ompni, ni péré hon eûz krédet enn Aotrou Jézuz-Krist, petrâ oann-mé, évit gellout énébi ouc'h Doué ?

18. Pa hô doé klevet kémentsé, é tavchont : hag é veûljont Doué, ô lavarout : Doué en deûz éta rôed ar binijen d'ar Jentiled évid ar vuez.

19. Hôgen ar ré a oa bét skiñet gand ann heskin a oa koañzet war Stefan, a dreménaz béteg é Fenisia, é Kipruz hag é Antiokia, ha na leverchont gér ouc'h dén, némed ouc'h ar Iuzevien hép-kén.

20. Koulskoude lôd eûz ar ré a ioa eûz a Gipruz hag eûz a Giren, ô véza éat é Antiokia, a gomzaz ivé oud ar C'hrégianed, ô prezégi ann Aotrou Jézuz.

21. Ha dourn ann Aotrou a ioa gant-hô : hag eunn niver brâz a grédaz hag a drôaz oud ann Aotrou.

22. Ar brûd eûz a gément-se ô véza deûet beteg iliz Jéruzalem, é kaschont Barnabaz da Antiokia.

23. Pa oe deûed hé-man, ha pa wélaz grâs Doué, é oé laouen; hag e erbedaz pép-hini da gender-c'hel é servich ann Aotrou gand eur galoun start;

24. Râg eunn dén mâd é oa', ha leûn eûz ar Spéred-Santel, hag eûz a feiz. Hag eul lôd brâz a dûd en em unanas ouc'h ann Aotrou.

25. Neûzé Barnabaz az éaz da Darsuz, évit klask Saul ; ha pa en doé hé gavet, hen kasaz da Antiokia.

26. Eur bloaz krenn é choumjont enn Iliz-zé : hag é teskchont eul lôd brâz a bobl ; enn hévélep doaré ma oé rôet da genta ann hanô a Gristenien da ziskibled Antiokia.

27. Enn deision-zé é teûas Profêded eûz a Jéruzalem da Antiokia:

28. Hag unan anézhô, hanvet Agabus, a zavaz hag a ziouganaz dré ar Spéred, pénaoz é c'hoarvéché eunn naounégez vrâz dré ar béd holl ; hag é c'hoarvézaz dindân ann *impalaer* Klodiuz.

29. Hôgen ann diskibled a géménaz ann dézô da gâs, pép-hini dioud hé c'halloud, aluzennou d'ar vreûdeûr a choumé er Judéa.

30. Hag é réjont ivé, oc'h hô c'hâs d'ann hénaoured dré zaouarn Barnabaz ha Saul.

## XII. PENNAD.

1. HOGEN enn hevéleb amzer ar roué Hérodez a astennaz hé zaouarn, évid enkrezi hiniennou eûz enn Iliz.

2. Hag hen a lazaz Jakez breûr Iann gand eur c'hlezé.

3. Hag ô wélout pénaos éc'h hétché kément-sé d'ar Iuzevien, é lékéaz ivé kregi é Per. Édo neûsé deisiou ar Bara hep goell.

4. Goudé m'en doé lékéat kregi enn-han, é kasaz anezhan er vâc'h, hag hen rôaz da viroud da béder bagad a pevar soudard pép-hini, gand ioul d'he lakaad etré daouarn ar bobl goudé ar Pask.

5. Évcl-sé é oa miret Per er vâc'h : hogen ann Iliz a réa héb éhana pédennou da Zoué evit-han.

6. Hogen enn nôz araog ann deiz é péhini é tlé Hérodez hé gâs d'ar marô, Per a ioa kousket étré daou zoudard, ha staget gand diou chaden : hag ar warded a ioa é tâl ann ôr a ziwallé ar vâc'h.

7. Ha chetu Éal ann Aotrou a zavaz enn he gichen : hag ar goulou a lugernas er vâc'h ; hag ô véza stoket out kostez Per, e tihunaz anézhan, ô lavarout : Saô buan. Hag ar chadennou a gouézas eûz he zaouarn.

8. Hag ann Éal a lavaraz d'ézhan: Laka da c'houriz, ha gwisk da veutou. Hag hén a réaz evel-sé. Neûzé e lavaraz d'ézhan : Taol da zaé war da drô, deûz war va lerc'h.

9. Hag hén az éaz er-méaz hag az éa war hé lerc'h ; hôgen na wié két e oa gwir ar pez a réa ann Éal : râk krédi a réa é wélé eur wélédigez.

10. Hôgen goudé béza tréménet gant-hô ar c'henta hag ann eil gward, é teûjont d'ann ôr houarn, a gâs da géar : hag hou-man e zigoraz anézhi hé-unan dira-z-hô. Hag ô véza éat er-méaz, éz éjont a-héd eur ru ; ha râk-tâl ann Éal aa éaz-kuit diout-han.

11. Neûzé Per, ô véza distrôed d'hé-unan, a lavaraz : Bréma éc'h ouzonn ervâd pénaoz en deûz Doué kaset hé Éal, ha pénaoz en deûz va zennet eûz a zaouarn Herodez, hag eûz ann holl c'héd eûz e bobl ar Iuzevien.

12. Ha goudé béza prédériet, é teûaz da di Mari mamm Iann, leshanvet Mark, é péléac'h é oa kalz a dûd strollet, hag ô pidi.

13. Ha pa en doé Per stoket

war ann ôr, é teñaz eur plac'h, hanvet Rodé, évit sélaou.

14. Hag ô véza anavézet mouez Pér, gand al lévénez na zigoraz ked ann or, hôgen dirédek a réaz hag é tiskleriaz d'ar ré a oa enn ti pénaoz é oa Per é tâl ann ôr.

15. Hôgen ar ré-man a lavaraz d'ezhi : Diskianta a réz. Hôgen hî a desténié pénaoz é oa ével ma é doa lavaret. Hag ar ré all a lavaré : Hé Éal eo.

16. Koulskoudé Per a skoé bepred. Ha pa hô doé digoret, é weljont anézhan, hag é oent souézet brâz.

17. Hag héñ ô véza rôed arouéz d'ezhô gand ann dourn da dével, a zanévellaz d'ezhô pénaoz en doa ann Aotrou hé dennet er méaz eûz ar vâch, hag é lavaraz : Rôid da anaout kément-man da Jakez ha d'hé vreûdeûr. Hag ô véza éad erméaz, éz éaz enn eul leac'h all.

18. Hôgen pa oé deûed ann deiz é oe eur reûstl brâz é-touez ar zoudarded, évit gouzout petrâ é oa deûet Per.

19. Koulskoudé Hérodez ô véza lékéat hé glask, ha n'en doa két hé gavet, goudé béza gréat meûr a c'houlenn oud ar warded, a c'hourc'hémennaz hô c'hâs : hag ô véza diskennet eûz a Judéa da Gézaréa, é choumaz énô.

20. Hôgen droug en doa oud ann dûd eûz a Dîr hag eûz a Zidon. Hag hî a zeûaz a-ioul-pép-hini d'hé gavout, ha goudé béza gounezet gand arc'hant Blastuz, péhini a oa é penn da gempr ar Roué, é c'houlenchont ar péoc'h, ô véza ma na gant-han é oa maget hô brô.

21. Ann deiz éta ô véza merket, Hérodez a wiskaz hé zaé a Roué, a azézaz war hé drôn, hag a brézégennaz anézhô.

22. Hag ar bobl a c'harmé, ô lavarout : Mouéz eunn Doué eo, né kéd hini eunn dén.

23. Hôgen râk-tâl eunn Éal eûz ann Aotrou a skôaz gant han, ô véza n'en doa két rôet meûleûdi da Zoué : ha debret gand ar prénved, é varvaz.

24. Koulskoudé gér ann Aotrou a greské hag a baotté.

25. Ha Barnabaz ha Saul, goudé béza leûniet hô c'harg, a zistrôaz eûz a Jéruzalem, ô kémérout ganthô Iann, les-hanvet Mark.

## XIII. PENNAD.

1. BÉZ' éz oa neûzé enn Iliz a ioa enn Antiokia, proféded ha doktored, é-touez péré édo Barnabaz, ha Simon a c'halved ann Dû, ha Lusiuz eûz a Gyren, ha Manahen breûr-leaz da Hérodez ann Tétrark, ha Saul.

2. Hôgen ével ma oant hi oc'h ôber hô c'harg dirâg ann Aotrou, hag ô iuni, ar Spéred-Santel a lavaraz d'ezhô : Tuid d'in Saul ha Barnabaz, évid ann ôber da héhini em eûz hô c'halvet.

3. Neûzé goudé béza iunet ha pédet, éc'h astenchont hô daouarn war-n-ézhô, hag hô c'hase'hontkuît.

4. Hag hî kaset gand ar Spéred-Santel az éaz da Zeleûkia, hag énô é piñchont enn eul léstr évit mond da Gipruz.

5. Ha pa oent deûed da Zalamina, é prézégchont gér Doué é sinagogou ar Iuzevien. Iann hô doa ivé gant hô da skoazel.

6. Ha goudé m'hô doa baléed dré ann énézen holl bété Pafoz, é kafchont eur Iuzéô, péhini a ioa kelc'hier ha fals-profed, hag a ioa hanvet Barjézu;

7. Hé-man a ioa gand ar prokonsul Serjiuz-Paoluz dén fûr. Hé-man, ô véza lékéat Barnabaz ha Saul da zont, en doa c'hoant da glevout gér Doué.

8. Hôgen Élimas ar c'helc'hier (râg evel-sé eo hé hanô da lavarout) a énébé out-hô, ô klaskout distrei ar prokonsul eûz ar feiz.

9. Neûzé Saul, péhini a zô ivé hanvet Paol, ô véza leûn eûz ar Spéred-Santel, a zellaz stard outhan,

10. Hag a lavaraz : O dén leûn a bép tonelléres, bag a bép tròidel, mâb ann diaoul, énebour da bép eeunder, ha na baouezi-dé két da wara benohou eeun ann Aotrou !

11. Ha brema chétu éma dourn ann Aotrou war-n-oud, hag é vézi dall, ha na wéli két ann héol bétég eunn amzer. Râk-tâl é kouézaz war-n ézhan amc'houlou ha téwalien, hag ô trei a bép tû, é klaské eur ré da rei ann dourn d'ézhan.

12. Neûzé ar prokonsul, pa wélaz ar péz a oa c'hoarvézet, a grédaz, souézet brâz eûz a gelènadurez ann Aotrou.

13. Paol hag ar ré a oa gant-han az éaz kuit eûz a Bafoz, bag a zeûas da Bergen é Panfilia. Hôgen Iann ô véza kuiteet anézhô, a zistrôaz da Jérusalem.

14. Hôgen hi ô treûzi Pergen, a zeûaz da Antiokia, é Pizidia ; bag ô véza éat er sinagog da zeiz ar sabbat, éc'h azézchont.

15. Hôgen goudé ma oé lennet al lézen hag ar Brofeded, ar pennoa eûz ar sinagog a gasaz da lavarout d'ézhô : Tûd bor breûdeûr, mar boc'h eûz eur gér a erbéd da lavaroud d'ar bobl, komzit.

16. Paol a zavaz éta, hag ô véza rôed aroué gand ann dourn da dével, é lavaraz : Tûd a Israel, ha c'houi péré a zouj Doué, sélaouit :

17. Doué pobl Israel en deûz dileunet bon tadou, hag en deûz ma'héléet meûrbéd ar bobl zé é-pâd ma choumé é douar ann Ejipt, ha gand eur vréac'h uc'hel en deûz hé dennet anézhan.

18. Hag é-pâd daou-ugent vloaz amzer en deûz gouzanvet ho buézégez enn distrô.

19. Hag ô véza gwastet seiz brôad é douar Kanaan, é lôdennaz ann douar étré z-hô dioud ar sort,

20. War-drô pevar c'hant bloaz hag hanter-kant goudé : ha neûzé é rôaz d'ézhô barnerien, bété Samuel ar Profed.

21. Hag a neûzé é c'houlenchont eur Roué, ha Doué a rôaz d'ézhô Saul Mâb Kis, dén eûz a vreûriez Benjamin, é-pâd daou-ugent vloaz.

22. Ha goudé béza hé dennet, é savaz David da Roué d'ézhô : hag ô rei testéni d'ézhan, é lavaraz : Ka et em eûz David mâb Jessé, den hervez va c'haloun, pébini a zévénô va holl ioulou.

23. Eûz hé wenn eo en deûz Doué, hervez hé c'hér, savet Jézuz da Zalver da Israel,

24. Iann ô véza prezéget, abarz hé zonédigez, ar vadisiant a binijen da holl bobl Israel.

25. Pa en doé Iann peûr-c'hrêat hé rédaden, é lavaraz : Piou a vennit-hu ounn-mé ? Né két mé co, hôgen chétu é teû eunn all war va lerc'h, ha na zellézann ket diéren hé voutou d'ézhan.

26. Tûd hor breûdeûr, bugalé a wenn Abraham ; ha c'houi enn hô zonez péré a zouj Doué, d'éhoc'h eo eo bét kaset ar gér a zilvidigez-man,

27. Râg ar ré a choumé é Jéruzalem, hag hô friñsed, héb hé anaout, na lavariou ar Brofeded, a lennaur da bép sabbat, oc'h hô barnout hô deûz hô sévénet.

28. Ha pétrâ-bennâg na gafchont abeg é-bed a varô enn-han, é c'houlenchont out Pilat m'hen lakajé d'ar marô.

29. Ha pa oé sévénet kément ha ma oa bet skrivet diwar hé benn, é tiskenchont anézhan eûs ar prenn, hag é lekéjont anézhan er béz.

30. Hôgen Doué a zavaz anézhan ann trédé deiz eûz a-douez ar révarô : hag hen a oé gwélet é-pâd meûr a zervez gand ar ré,

31. Pere a oa piñet gant-han eûz a Jéruzalem ; hag ar ré-man a zô c'hoaz brâma testou d'ézhan dirâg ar bobl.

32. Ha ni a rô da anaout d'éhoc'h ar gér a zô bet rôed d'hon tadou :

33. O véza ma en deûz Doué sévénet anézhan enn hor c'hénver-ni hô bugalé, ô tazorc'hi Jézuz, ével

ma eo skrivet enn eil Salm : Va Máb oud, té, hiriò em eûz da engéhentet.

34. Hag ô véza ma en deûz hé zavet eûz a-douez ar ré-varô, évit na zistrôiô mui é breinadurez, en deûz lavaretével-henn : Rei a rinn d'é-hoc'h ann diouganou santel em eûz gréad da Zavid.

35. Hag enn eul léac'h all é lavar c'hoaz : Na lézi két da Zant da wélout ar vreinadurez.

36. Råk David, goudé béza servichet enn hé amzer da ioul Doué, a gouskaz : hag é oé lékeat gand hé dadou, hag é wélaz ar vreinadurez.

37. Hógen ann hini en deûz savet Doué eûz a douez ar ré-varô, n'en deûz két gwelet ar vreinadurez.

38. Ra vézô anat éta d'é-hoc'h, tud hor breûdeûr, penaoz eo dré-z-hañ eo diouganet d'é-hoc'h dishéñvel ar béc'hejou : ha penaoz eûz ar ré holl ha n'hoc'h eûz két gellet béza diskarget gant lézen Moizez,

39. Kément a gréd enn hé-mañ a vézô diskarget.

40. Likid évez éta na c'hoarvézché gan é-hoc'h ar péz a zô bét lavaret gand ar Brofeded.

41. Likid évez, tûd disprizuz, bézit souezet, ha gac'haret : råk me a ra eunn ober enn hô teisiou, eunn ôber ha na grédot két, pa vézô danévellet d'é-hoc'h.

42. Paz éjont-kuit, é oent pédet da brézégi ann bévélep geriou ar sabbat war-lerc'h.

43. Ha pa oé rannet ar sinagog, meûr a hini eûz ar Iuzevien, hag eûz ann diavésidi péré a zoujé Doué az éaz war lerc'h Paol ha Barnabaz : hag ar re-mañ a erbédé anezhô da kendalc'hent é gràs Doué.

44. Ar sabbat war lerc'h-ann holl géar bôgoz en em strollaz évit sélaoui ger Doué.

45. Hògen ar Iozevien ô wélout al lôd tûd-zé, a oé leûn a erez, hag ec'h énepchont gant tounadellou oud ar péz a lavaré Paol.

46. Neûzé Paol ha Barnabaz a lavaraz stard : Réd e oa reí da anaout d'é-hoc'h da genta ger Doué; hôgen pa hellait anezhañ, ha pa en em varnit hoc'h unan ével tûd dizellezek eûz ar vuez peûr baduz, chetu é troomp oud ar Jentiled.

47. Råg ével-henn en deûz ann Aotrou bé c'hourc'hemenned d'é-omp : Da lékéad em eûz da c'houlou évid ar Jentiled, évit ma vézi hô silvidigez bété penn ann douar.

48. Ar Jentiled ô klevout kémentmañ en em laouénaaz hag a veûlaz gér ann Aotrou : ha kémend hini a ioa kent-tonket d'ar vuez peûr-baduz a grédaz.

49. Ével-sé ger Doué en em skiñaz dré ann holl vrô zé.

50. Hôgen ar Iuzevien a gentraouaz ar gragez a zoujans Doué hag ar ré-genta eûz a géar, hag é lékéjond da zével eunn heskin a-énep Paol ha Barnabaz, hag e kaschont anézhô er-méaz eûz hô brô.

51. Hag hi, goudé béza éjet ar poultr eûz hó areid enn hô énep, a zeûaz da Ikoniom.

52. Koulskoudé ann diskibled a ioa leûn a lévénez hag eûz ar Spéred-Santel.

## XIV. PENNAD.

1. HOGEN c'hoarvézoud a réaz é Ikoniom, pénaoz ez éjont kévret é sinagog ar Iuzevien, hag é komzchont énô enn hevelep doare ma krédaz eul lôd bráz a Iuzevien hag a C'hrésianed.

2. Koulskoudé ar ré eûz ar Iuzevien a choumaz diskrédik a gentraouzz ar Jentiled, hag a lékéaz drouk da zevel enn-hô a-enep ar vreûdeûr.

3. Choum a réjont éta énô pell-amzer, oc'h embréga gand herder é-kénver ann Aotrou, péhini a rougé testeni da c'hér hé c'hràs, oc'h hô lakaad da ôber arwesiou ha burzudou gand hô daouarn.

4. Ével sé holl dud kéar a oé rannet, lôd a oé gand ar Iuzevien, ha lôd gand ann Ebestel.

5. Hôgen pa'z éa ar Jentiled hag

ar Inzévien gand hô frinsed d'en em deûrel war-n-ézhô, évid hô c'hunuc'ha hag ô labéza,

6. Pa wézchont kément-sé é tec'hchont etrezé Listra ha Derbé, kêriou eûz a Likaonia, hag enn holl vrô war drô, hag e prézégent énô ann Aviel.

7. Bez' éz oa é Listra eunn dén péluzet enn hé dreid, a ioa kamm a gôv hé vamm, ha n'en doa kerzet biskoaz.

8. Hé-man a glevaz Paol ô prézégi : ha Paol ô véza selled out-hhan, hag ô wélout pénaoz en doa ar feiz é vije pareet,

9. A lavaraz gand eur vouéz gré : Saô eeun war da dreid. Hag hén a réaz eul lamm, hag en em lékéaz da gerzout.

10. Hogen pa wélaz ar bobl ar péz en doa gréat Paol, é savchont hô mouez, hag é leverchont é iez Likaonia : Douéou hénvel ouc'h tûd a zô diskennet étrézeg ennomp.

11. Hag é c'halvent Barnabaz Jupiter, ha Paol Merkuriuz, ô véza ma oa hen a zouge ar gér.

12. Belek Jupiter ivé, péhini a oa tôst da géar, a zigasaz tirvi ha garlantésiou é-tâl ann ôr, hag a felle d'ezhan azeûli gand ar bobl.

13. Ann Ebestel Barnabaz ha Paol pa glevchont kément-sé, a rogaz hô difad, hag a lammaz é-kreiz ar bobl, ô kria,

14. Hag ô lavarout : Tudou, Pérâg é rit-hu ann dra-zé ? Tûd omp hénvel ouz-hoc'h, ha dalc'hed d'ar maró ével-d-hoc'h, hag é prézégomp d'é-hoc'h evit ma tistroot diouc'h ann traou gwân-ze etrézég ann Doué béô, péhini en deûz gréat ann énv, hag ann douar, hag ar môr, ha kément trâ a zô enn-hô :

15. Péhini enn amzeriou dremémet en deûz lézet ann holl vrôadou da gerzout enn hô henchou.

16. Ha koulskoudé n'eo két en em lézet hé-unan hép testéni, oc'h ôber vâd, ô rei glaôiou eûz ann énv, hag amzeriou frouézuz, ha boéd founn, hag ô leûnia hor c'halonou a levenez.

17. Ha pétrâ-bennâg ma léverchont, hô doé heac'h ô viroud oud ar bobl na azeûlchent anezhô

18. Hôgen dond a réaz di Inzevien eûz a Antiokia hag eûz a Ikoniom, hag ô véza gounézet ar bobl, é labezchont Paol, hag é kaschont anezhan er-méaz eûz a géar, ô venna pénaoz é oa marô.

19. Hôgen ann diskibled ô véza en em zastumet war drô d'ézhan, é savaz hag éz éaz é kéar; hag antrônôz éz éaz-kuit da Zerbé, gant Barnabaz.

20. Ha goudé béza prezéget ann Aviel er géar-zé, ha béza kélennet kalz a dûd, é tistrojont da Listra, da Ikoniom, ha da Antiokia,

21. O krévaat énéou ann diskibled, hag oc'h hô erhedi da genderchel er feiz : ô véza ma eo réd d'e-omp *tréménout* dré galz a enkrezou évit mond é rouantelez Doué.

22. Ha goudé béza lékéat d'ézhô beleien é péb Iliz, gant pédennou ha gant iunou, é c'h erhedchont anézhô d'ann Aotrou, é péhini hô doa krédet

23 Hag é treûzi ar Pizidia, é teûjont er Pamfilia

24 Ha goudé béza préréget gér ann Aotrou é Perga, e tiskenchont da Attalia :

25. Hag ac'hanô é verdéêchont étrézég Antiokia, a béléac'h é oant bét kaset gant grâs Doué, évid ann ôber hô doa leûniet.

26 Hôgen pa oent deûet, ha pa hô doé strollet ann Iliz, é tanévelchont kément en doa Doué gréat gant-hô, ha pénaoz en doa digoret d'ar Jentiled dôr ar feiz.

27. Hag é chounchont énô pell-amzer gand ann diskibled.

## XV. PENNAD.

1. HOGEN biniennou péré a oa diskennet eûz a Judéa, a zeské *ann dra-man* d'ar vreûdeûr : Ma na vézit trô-dronc'het hervez kiz Moizez, na hellit két béza salvet.

2. Paol ha Barnabaz ô veza éta stourmet kré enn hô énep, é oe reiset pénaoz Paol ha Barnabaz, hag hinieunou eûz ar re all a bihché é Jéruzalem, da gavout ann Ébestel hag ar Veleien, diwar-benn kément-sé.

3. Ar ré-man goudé béza bét a brouget gand ann Iliz, a dreûzaz ar Fenisia hag ar Samaria, ô tanevella distrô ar Jentiled: hag hi a rea eul levénez vrâz d'ann holl vreûdeûr.

4. Pa oent deûed da Jéruzalem, é oent digéméret gand ann Iliz ha gand ann henaoured; hag é rôjond da anaout ann holl draou en doa gréat Doué gant-hô.

5. Hôgen hinieunou eûz a hérézi ar Farizianed, hag a oa deûet da gridi, a zavaz, ô lavarout pénaoz é oa réd trô drouc'ha ar Jentiled, da gourc'hémenni d'ézhô mirout lézen Moizez.

6. Ann Ébestel éta hag ann henaoured en em strôllaz évit sellout piz oud kément-se.

7. Ha goudé béza bét en em guzuliet brâz kevret, Per a zavaz hag a lavaraz d'ézhô: Tûd va breûdeûr, c'houi a oar pénaoz pell amzer zô en deûz Doué va dilennat enn hon touez, évit ma klevché dré va génou ar Jentiled gér ann Aviel, ha ma teûjent da gridi.

8. Ha Doué péhini a anavez ar c'halonou, en deûz douget testéni d'ézhô, enn eur rei d'ezhô ar Spéred Santel, kerkouls ha d'e omp-ni;

9. Ha n'en deûr gréat kemm é-bed étré nî hag hî, ô glana hô c'halonou dré ar feiz.

10. Pérâg éta bréma é temptit-hu Doué, ô lakaad eur iéô war chouk ann diskibled, ha n'hô deûz két gellet hon tadou hé dougen, na nî ken-néheût?

11. Hôgen nî a gréd pénaoz eo dre c'hrâs ann Aotrou Jézuz-Krist é vézimp salvet, kerkouls hag hî.

12. Neûzé ar bobl holl a davaz: hag é sélaouént Barnabaz ha Paol, péré a zanévellé d'ézhô ann arwésiou hag ar vurzudou en doa gréat Doué gant-hô é-touez ar Jentiled.

13. Ha goudé m'hô doe tavet, Jakez a respountaz hag a lavaraz: Tûd va breûdeûr, selaouit ac'hanoun.

14. Simon en deûz danévellet d'é-hoc'h pénaoz Doué en deûz sellet da genta oud ar Jentiled, évit kemerout enn hô zouez eur bobl enn hé hanô.

15. Ha geriou ar Brofeded a zô héñvel out kément-se, evel ma eo skrivet:

16. Goudé zé é tistroinn, hag é savinn a-nevez tolt David, a zô kouézet; hag é savinn a-nevez hé zaniou, evid hé lakaad enn hé zâ:

17. Évit ma teûi ann dilerc'h eûz ann dûd, hag ann holl Jentiled a vezô galvet eûz va hanô, da glaskout ann Aotrou. Evel-sé é lavar ann Aotrou péhini en deûz gréat ann traou-zé.

18. Doué a anavez hé ôber a bêb amzer.

19. Drê-zé é vennann pénaoz na dleeur két enkrezi ar ré eûz a douez ar Jentiled pere a zistro ouc'h Doué:

20. Hôgen skriva d'ezhô ma tiouérint saotrou ann idolou, hag ar c'hadelez, hag ar *c'hik* mouget, hag ar gwâd.

21. Rag é-kénver Moizez, béz' éz eûz a bed amzer tûd é pép kéar hag a brézeg anézhan er sinagogou, é péleac'h é lenneur anézhan pep sabbat.

22. Neûzé é oe kavet mâd gand ann Ébestel, ha gand ann henaoured hag ann holl Iliz, dilenna tûd 'enn hô zouez évid hô c'hâs da Antiokia gant Paol ha Barnabaz. *Dilenna a réjont* Judaz a les-hanveur Barsabaz, ha Silaz, tûd eûz ar ré genta é-touez ar vreûdeûr;

23. Hag hi a skrivaz gant-hô évelhenn: Ann Ébestel, hag ann hénaoured, hag ar vreûdeûr, d'hor breûdeûr eûz a-douez ar Jentiled péré a zô é Antiokia, é Siria hag e Silisia, dematéoc'h.

24. O véza ma hon eûz klevet pénaoz hinieunou, pere a zeûé di-gan e omp, hô deûz hoc'h enkrézet gand hô geriou, hag hô deûz gwa-

net hoc'h énéou, pétrâ-bennâg n'hor bos két gourc'hémennet d'ézhô :

25. Ni hon eûz kavet mâd, goudé béza en em strollet a-unan, dilenna ha kâs d'e-hoc'h tûd gant Barnabaz ha Paol péré a garomp meûrbéd ;

26. Tûd péré hô deûz rôet hô buez évid hanô hon Aotrou Jézuz-Krist.

27. Ni a gâs éta d'e-hoc'h Judaz ha Silaz, pere a lavarô d'é-hoc'h a-c'henou ann hévélep traou.

28. Râk kavet eo bét mâd gand ar Spered-Santel, ha gan-e-omp-ni, na vije két rôed a véac'h d'é hoc'h nemêd ann hini a zô red

29. Dioueri ar péz a vézô bét lazet évid ann idolou, hag ar gwâd, hag ar c'hik mouget, hag ar c'hadelez; mar en em virit diouc'h ann traou-zé, é réot mâd. Bezit iac'h.

30. Hôgen ar rè a oa bét kaset, a ziskennaz da Antiokia ; ha goudé béza strollet ar bobl, é rôjond a lizer d'ezhô.

31. Pa hô doé lennet, hô doe laouenidigez ha dizoan.

32. Judaz ha Silaz ô véza Profeded hô-unan, a fréalzaz hag a grévaaz ar vreûdeûr gant meûr a brezegen.

33. Goudé ma oent choumet énô eunn nébeûd amzer, e oent kaset gand ar vreûdeûr é péoc'h étrézég ar ré hô doa hô digaset.

34. Hôgen gwélout a réomp pénaoz Silaz a choumaz énô : Judaz a zistrôaz hé unan da Jéruzalem.

35. Koulskoude Paol ha Barnabaz a choumaz é Antiokia, ô kélenna, hag ô prezégi gêr ann Aotrou gant kalz rè all.

36. Hag eunn nébeûd dervésiou goudé, Paol a lavaraz da Varnabaz : Distroomp ha d'eomp da wélout hor breûdeûr dré ann holl c'hériou é peré hon eûz prezéget gêr ann Aotrou, évit gouzout pénaoz émint.

37. Barnabaz a felle d'ézhan kémérout gant-han Iann les-hanvet Mark.

38. Hôgen Paol a bédé anézhan da wélout pénaoz né oa két deréat kémérout gant-hô ann hini a oa éat-kuit diout-h é Pamfilia, ha na oa ked éat gant-hô enn hô labour.

39. Striv a zavaz éta étré-z-hô, enn hévélep doaré ma en em ranchont ann eil diouc'h égile ; ha Barnabaz ô véza kéméret Mark gant han az éaz dré vôr da Gipruz.

40. Ha Paol o véza dilennet Silaz az éaz kuît, goude béza bet laosket é gras Doué gand ar vreûdeûr.

41. Hag hén a dreûzaz ar Siria hag ar Silisia, eun eur grévaat ann Ilizou ; hag eun eur c'hourc'hémenni d'ézhô mirout kélenadurésiou ann Ebestel, hag ann benaoured.

## XVI. PENNAD.

1. HOGEN Paol a zeûaz da Zerbé, ha da Listra Ha c'hétu e oa enô eunn diskibl hanvet Timotéuz, mab da eur c'hreg Iuzevez ha pehini é doa feiz, hag eûz a eunn tad Jentil.

2. Ar vreûdeûr a ioa é Listra hag é Ikoniom a zouge eunn testeni mâd diwar-benn hé-man.

3. Paol a fellaz d'ézhan é teûjé gant-han : hag ô véza hé géméret é trô drouc'haz anézhan, enn abek d'ar Iuzevien peré a ioa el lec'hiou-zé. Râg gouzoud a réand holl pénaoz hé dâd a oa Jentil.

4. Hogen pa'z éant dré ar c'hériou, e réant d'ann dûd mirout ar c'hourc'hémennou a oa bét rôet gand ann Ébestel hag ann bénaoured a ioa é Jeruzalem.

5. Evel-zé ann Ilizou a grévéé er feiz, hag a greské e niver bemdez.

6. Hôgen goudé m'hô doé treûzet ar Frijia, ha brô ar Galasia, é oé berzet out-hô gand ar Spered-Santel na brézégchent két gêr Doue enn Azia.

7. Pa oent deûed é Mizia, é poelladchont da vond er Vitinia : hôgen Spered Jezuz n'hô lézaz kéd da vont.

8. Goude éta m'hô doé treûzet ar Mizia, é tiskenchond enn Troad ;

9. Ha Paol en doé ar wélédigezman é-pâd ann nôz. Eunn den eûz a Vasédonia en em ziskouézaz eunn hé zâ, hag a bédaz anezhan, ô lavarout : Didrémen er Masédonia, ha deûz d'hor skoazia

10. Kerkent ha ma en doé gwélet ar weledigez-zé, é klaskchomp mond er Masédonia, ô kridi ervâd pénaoz hor galvé Doue évit prézegi ann Aviel d'ézhô.

11. O véza éta en em léstret é Troad, é teûjomp râg-eeun da Zamotrasia, hag antrônoz da Néapolis :

12. Hag ac'hanô da Filippoz, péhini eo ar genta kéar eûz ar gevren ze eûz ar Masedonia, hag eur golonia. Choum a réjomb eunn nébeût derveziou er géar-zé, oc'h en em guzuha.

13. Ha da zeiz ar sabhat éz éjomp er-méaz eûz a gear, tôst d'ar ster, el leac'h ma wéled é oa ar béden : hag ô véza azezet é komschomp oud ar merc'hed a ioa strollet énô.

14. Eur vaouez hanvet Lidia, péhini a werzé mouk er géar ann Tiatironed, hag a azeûlé Doue, a zélaoué ac'hanomp : hag ann Aotrou a zigoraz he c'haloun da hoella ar péz a lavaré Paol.

15. Ha goudé ma oé badézet, hi hag holl dûd hé zi e pédaz ac'hanomp o lavarout : Ma venoit é vennmé léal d'ann Aotrou, deûd d'am zi, ha choumid enn-han. Hag hî hor rédiaz da vont.

16. Hôgen c'hoarvézond a réaz pénaoz pa'z éamp d'ar beden é kijchomp oud eur plac'h péhini é doa eur spéred a Biton, hag a zigaie eur gounid brâz d'hé mistri ô tiougani.

17. Houn-nez ô vont war lerc'h Paol, ha war hol lerc'h, a grié ô lavarout : Ann dud zé a zô servicherien Doué uc'hel meûrbed, péré a brézeg d'e-hoc'h hent ar zilvidigez.

18. Ober a réaz kément-sé é-pâd meûr a zervez. Hôgen Paol ô véza doaniet gant kément sé, a zistrôaz, hag a lavaraz d'ar spéred : Mé a c'hourc'hémenn d'id, é hanô Jézuz-Krist da vond er méaz anézhi. Hag hén az éaz-kuit râk-tâl.

19. Hôgen pa wélaz mistri ar plac'h pénaoz géd hô gounid a oa éat kuit, é krôgchont é Paol hag é Silaz, hag é kaschont anézhô d'al lez dirâk pennou kear :

20. Hag ô veza hô lékéat dirâg ar pennou-brô, é léverchont : Ann dûd zé a reûstl hon holl gear, dré ma'z int Iuzevien;

21. Ha deski a réont d'é-omp boasiou, ha na hellomp kéd da gémerout, na da ôber, pa'z omp Romaned.

22. Hag ar hobl a rédaz a-énep d'ézhô, hag ar pennou-brô goudé beza lekéat regi hô saéou, a c'hourc'hémennaz hô c'hanna gant gwial.

23. Ha goudé ma oé rôet meûr a daol d'ezhô, é kaschont anézhô er vâc'h, enn eur c'hourc'hémenni d'ar gward hô mirout gand évez brâz.

24. Hé-man ô véza bét rôed d'ézhan ar gourc'hémenn-zé, a lékéaz anezhô er vac'h zoun, hag a waskaz hô zreid é kéfiou.

25. Hogen war-drô hanter-nôz, Paol ha Silaz ô véza en em lekéad da bidi, a gané meûleûdiou Doué : hag ar ré a ioa er vâc'h hô c'hlevé.

26. Enn-eunn-taol é c'hoarvézaz eur c'hrén-douar brâz, enn hévélep doaré ma oé stroniet sôl ar vâc'h, Ha râk-tâl ann holl zôriou a zigoraz, hag éréou ann holl a dorraz.

27. Hôgen gward ar vâc'h ô véza dihunet, pa wélaz dôriou ar vâc'h digor, a dennaz e glézé, hag a fellaz d'ézhan en em lasa hé-unan, ô kridi pénaoz ar brizounerien a ioa tec'het kuit.

28. Hôgen Paol a griaz gand eur vouéz gré, ô lavarout : N'en em c'hra droug é béd; râg émomb aman holl.

29 Neûzé ar gward ô véza goulennet goulou, az éaz ébarz, hag en em strinkaz enn eur gréna da dreid Paol ha Silaz :

39. Hag ô veza hô zennet er-

méaz, é lavaraz : Aotrounez, petrà eo réd d'in da ôber évit béza salvet ?

31. Hag hi a lavaraz d'ézhan : Kréd enn Aotrou Jézuz hag é vézi salvet, te ha tùd da di.

32. Hag hi a lavaraz d'ézhan gér ann Aotrou, ha d'ar ré holl a ioa enn hé dî.

33. Hag héa a géméraz anézhô enn heur-ze eûz ann nôz, hag a walc'haz hô gouliou : ha kerkent é oé badézet, héa hag hé holl dùd.

34. Ha goude m'en doe hô c'haset enn hé di, é rôaz boéd d'ézhô, hag en em laouenaaz gand holl dud hé dî, ô véza ma krédé é Doué.

35. Ha pa oé deûet ann deiz, pennou ar vrô a gasaz hucherien da lavarout : Laka er méaz ann dûd-zé.

36. Hôgen gwardar vâc'h a zeûaz da lavaroud ann dra-man da Baol : Pennou ar vrô hô deûz kaset évit lavarout hô lakaad er-méaz. Id éta er-méaz râk-tâl, ha kerzid é péoc'h.

37. Hôgen Paol a lavaraz d'ann *hucherien* : Goudé héza hor c'hannet dirâg ann holl, héb hor barna, ha ni tûd Romaned, hô deûz hor c'haset er vâc'h, ha bréma é felfe d'ézhô hol lakaad er-méaz enn-disgwél ? Na c'hoarvezô két kément-sé : hôgen deûent hô-unan évid hor c'hâs-kuit.

38. Ann hucherien a zanévellaz ar gerioù-man d'ar pennou-brô ; péré hô doé aoun, pa glevchont pénaoz é oant Romaned.

39. Hag hi a zeûaz hag en em zidamallaz, ha goude ma hô doe hô lékéad er-méaz eûz ar vâc'h, é pédchont anézhô da vont-kuit eûz hô c'héar.

40. Hag hi goudé héza éat er-méaz eûz ar vâc'h, az éaz da dî Lidia ; hag ô véza gwélet ar vreûdeûr é frealchont anézhô, hag éz éjont-kuit.

## XVII. PENNAD.

1. GOUDÉ m'hô doé tréménet dré Anfipoliz ha dré Apollonia, é teûjont da Dessalonika, é péléac'h é oa eur sinagog a Iuzevien.

2. Ha Paol, hervez hé voaz, an éaz ébarz, hag é pad tri sabbat é komzaz out-hô diwar-henn ar Skrituriou,

3. O tiskleria hag ô tiskouéza d'ézhô pénaoz é oa bet réd ma c'houzanvché ar C'hrist, ha ma savché eûz a douez ar ré-varô : hag ar C'hrist-ze, émé-z-han, eo Jézuz-Krist a brézégann d'é hoc'h.

4. Hag hiniennou anézhô a grédaz, hag en em unanaz gant Paol ha Silaz ; hag ivé eul lôd bráz a Jentiled péré a zoujé Doué, ha kalz a c'hragez a wenn uc'hel.

5. Hogen ar Iuzevien leûn a warizi a géméraz gant hô tûd fall eûz a douez ar ré zispléd, hag ô véza gréat eunn engroez é lékéjont reûstl dre gear : hag ô véza en em strollet war drô tî Jazon é klaskchont ann doare d'hô c'hâs dirâg ar bobl.

6. Hag ô véza na gavchont kèt anézhô, é kaschont Jazon hag hiniennou eûz ar vreûdeûr dirâg ar pennou kéar, enn eur-gria : Ar réman eo a zô deûet, hag hô deûz lekéat reûstl dré géar,

7. Ha Jazon en deûz hô digéméret ; ar ré-man a ra holl a énep gourc'hémennou Kézar, ô lavarout éz eûz eur roué all, *a hanvont* Jézuz.

8. Hag hi a zispac'haz ar bobl, hag ar pennou kéar péré a glevé kément se.

9. Hôgen gaudé héza digéméret kréd digant Jazon, ha digand ar ré all, hô laoskchont da vont.

10. Ar vreûdeûr râk tâl a-héd ann nôz a ambrougaz Paol ha Silaz bété Béréa : hag ar re-man ô véza erruet énô, az éaz é sinagog ar Iuzevien.

11. Hôgen ar *Iuzevi*en-man a ioa sévénoc'h égéd ar ré eûz a Dessalonika, hag é tigémerchont ar gér a ioul-vraz ; c'houlia a réant bemdez ar Skrituriou, *évit gwélout* ma oa gwir kément-se.

12. Evel sé kalz anézhô a grédaz, hag ivé é leiz a c'hragez a-zoaré é

touez ar Jeniled, hag eunn niver brâz a-walc'h a wazed.

13. Koulskoudé pa wézaz Iuzevien Tessalonika penaoz en doa ivé Paol prezeget gér Doué é Béréa, é teñjont ivé di évit dispac'ha ar bobl ha lakaat reûstl enn hé douez.

14. Kerkent ar vreûdeûr a ambrougaz Paol bétég ar môr: hôgen Silaz ha Timotéuz a choumaz énô.

15. Hôgen ar ré a ambrougé Paol, a gasaz anézhan bétég Aténaz; ha goude m'en doé rôed d'ézhô ann urs da lavarout da Zilaz ha da Dimotéuz dond affô d'hé gavout, éz éjont kuit.

16. E-pâd ma c'hortozé Paol anézhô é Aténaz, hé spéred a oa beskinet enn-han, ô wélout ma oa rôed ar géar-zé d'ann idolatri.

17. Striva a réa 'ta er Sinagog oud ar Iuzevien hag oud ar re a zoujé Doué, ha bemdez er marc'had, oud ar ré en em gavé énô.

18. Bez' é oé ivé eur filozofbennâg eûz ann Épikuried hag eûz ar Stoïsied péré a gomzé out-han, ha lôd a lavaré: Pétrâ a fell d'ann téôdek-zé da lavarout? Ha ré all: Hévélout a ra ma prézeg douéou nevez: ô véza ma prézégé d'ézhô Jézuz, hag ann dazorc'hidigez.

19. Neûzé hi a grôgaz enn-han hag a gasaz anézhan d'ann Aréopach, ô lavarout: Ha ni a helfé gouzout pétrâ eo ar gélénadurez nevez-zé a zeskez d'é-omp?

20. Râk traou nevez d'hon diskouarn a léverez d'é-omp: ni a garfé éta gouzout pétrâ int.

21. (Ann Aténied holl, hag ann diavésidi a ioa énô, na drémének hô holl amzer, néméd ô lavarout hag ô klevout eunn dra-bennâg a nevez).

22. Paol éta ô véza savet é-kreiz ann Aréopach, a lavaraz: Tûd eûz a Aténaz, hévélout a ra d'in pénaoz oc'h dévot dreist pép-trâ.

23. Râg enn eur vond e-biou, hag ô sellout ouc'h skeûdennou hô toueou, em eûz kavet eunn aoter, war béhini eo skrivet: D'ANN DOUÉ DIZANAF. Hen-nez eo éta hag a azeûlit héb hé anaout, hag a brézégann d'é-hoc'h.

24. Doué péhini en deûz gréat ar béd, ha kémend a zô enn-han, ô véza ma'z eo ann Aotrou eûz ann env hag eûz ann douar, na choum ket enn templou gréat gand daouarn ann dûd.

25. Ha n'eo kéd énoret gand daouarn ann dûd, ével ma en defé ézomm eûz a unan-bennâg, pa eo hén a rô d'ann holl ar vuez, ann alan, ha pép trâ.

26. Gréat en deûz eûz a unan holl wenn ann dûd a choum war c'horré ann douar holl, ô verka reiz ann amzeriou, hag harzou hô c'heriou.

27. Évit ma klaskfent Doué, mar gellont steki out-han hag hé gavout, pétrâ bennâg n'eo két pell eûz a bép-hini ac'hanomp.

28. Râg enn han eo é vévomp, é finvomp, éz omp: hag ével ma lavar hiniennou eûz hô Parzed: Bez' éz omp zô-kén gwenn Doué.

29. Pa omp éta gwenn Doué, na dléomp két kridi é vé ann Douélez hénvel oud aour, oud arc'hant, pé out méan, doaréet dioc'h ijin ha diouc'h ménoz ann dûd.

30. Ha Doué ô tisprizout ann amzeriou a ziwiziégez-zé, a gélenn bréman d'ann dûd ha dré-holl, ma raint pinijen,

31. O véza ma en deûz merket eunn deiz é péhini é varnô ar béd hervez ar gwir, dré ann hini en deûz lékéat évit-sé, ô rei feiz da bép-hini, oc'h hé lakaad da zével eûz a douez ar ré-varô.

32. Hogen pa glevchont komza eûz a zazorc'hidigez ar ré-varô, lôd a réa goab, lôd all a lavaré: Da glevoud a raimp c'hoaz war gément-sé.

33. Ével-sé Paol az éaz-kuid eûz hô zouez.

34. Koulskoudé hiniennou en em stagaz out-han, hag a grédaz: é touez péré é oé Dénez ann Aréopajiad, hag eur c'hrég hanvet Damariz, ha ré all gant-hô.

## XVIII. PENNAD.

1. GOUDÉ-ZÉ, Paol ô véza éat-kuid eûs a Atenaz, a zeûaz da Gorint.

2. Hag ô véza kavet eur Iuzéô hanvet Akoula, ginidik eûz a Bont, péhini a oa deûet, né-oa két pell, eûz ann Itali, gant Prisilla hé c'hrég (râg ann Impalaer Klôdius en doa gourc'hémennet d'ann holl Iuzevien mond er méaz eûz a Rom) az éaz d'hô c'havout.

3. Hag ô véza ma oant eûz ann hévélep micher (râk teltou a réant), é choumé enn hô zi, hag é labouré gant hô.

4. Ha pép deis sabbat é strivé er sinagog, hag ô lakaad enn hé brézegennou hanô ann Aotrou Jézuz, é lekéa ar Iuzevien hag ar C'hrésianed da gridi.

5. Hôgen pa zeûas Silaz ha Timotéuz eûz ar Masédonia, Paol a brézegaz gant mui a ners, hag a desténiaz d'ar Iuzevien pénaoz Jézuz a oa ar C'hrist.

6 Ar Iuzevien oc'h énébi out-han gant léou-douet, hén a hejaz hé zilad, hag a lavaraz d'ézho: Ra vézô hô kwâd war hô penn: évid-oun mé a zô dinam, hag a-vréman éz ann étrézég ar Jentiled.

7. Hag ô véza éat-kuit alesé, éz éaz é-ti eunn dén hanvet Tituz Justuz, péhini a zoujé Doué, hag hé dî a oa é-harz ar sinagog.

8. Krispuz penn eur sinagog a grédaz enn Aotrou gand holl dûd hé dî: ha kalz a Gorintied, ô véza klevet, a gredaz hag a oé badézet.

9. Neûzé ann Aotrou a lavaraz da Baol é gwélédigez é-pâd ann nôs: N'az pé kéd a aoun, hôgen komz, ha na dâv két.

10. Râk mé a zô gan-éz, ha dén na hellô ôber droug d'id, râg eur bobl brâz em eûz er géar-man.

11. Choum a réaz 'ta énô eur bloaz ha c'houéac'h miz, ô kélenna gér Doué enn hô-zouez.

12. Hôgen pa édo Gallion da benn-brô enn Akaia, ar Iuzevien a zavaz out Paol a-ioul-pép-hini; hag é kaschont anézhan d'hé lez;

13. O lavarout: Hé-man a alï ann dûd da azeûli Doué a-énep al lezen.

14. Hagével ma téraoué Paol digeri hé c'hénou, Gallion a lavaraz d'ar Iuzevien: Ma vijé mének eûz a eunn dra disgwir-bennâg, pé eûz a eur gwall-ôber, Iuzevien, mé hô tivrafé gant reiz.

15. Hôgen ma ez eûz mének eûz a c'hér, eûz a hanvou, hag eûs hô lézen, é welot ann dra-zé hoc'h-unan. Na fell kéd d'in béza barner é kement-sé.

16. Hag hén hô c'hasaz-kuld eûz hé léz.

17. Hag hî holl ô véza krôget é Sosténez penn eur sinagog, a skoé gant han dirâg al léz, ha Gallion na réa vân eûz a gément zé.

18. Koulskoudé Paol goude béza c'hoaz choumet énô kalz dervésiou, a gimiadas ar vreûdeûr, hag az éas dré vôr d'ar Siria, gant Prisilla hag Akoula; hag é réas touza hé benn é Kenkrea, enn abek da eur gwéstl en doa gréat.

19. Hag é teûaz da Éfézuz, hag é lézaz anezhô énô. Hôgen hén ô véza éat er sinagog, a strivaz oud ar Iuzevien.

20. Ar ré-man a bédaz anézhan da choum pelloc'h amzer gant-hô, ha na aotréaz két.

21. Hag é kimiadaz anézhô, ô lavarout: Dond a rinn adarré d'hô kwélout, mar d-eo ioul Doué: hag és éaz-kuit eûz a Éfézuz.

22. Ha goudé béza douaret é Kézaréa, é piñaz hag é lavaraz dématéoc'h d'ann Iliz, hag é tiskennaz da Antiokia.

23. Ha goudé béza chonmed énô eunn nebeûd amzer, éz éaz-kuit, hag é treûzaz dré reiz brô ar Galasia, hag ar Frijia, ô krévaad ann holl ziskibled.

24. Hôgen eur Iuzéô hanvet Apollo, ginidig eûz a Aleksandria, dén élavar ha galloudek er Skrituriou, a zeûaz da Éfézuz.

25. Hé-man a ioa gwiziek é hent

ann Aotrou. Komza a réa gant tomder a spéred, hag é kelenné gant préder ar péz a zelle ouc'h Jézus, ha na anavézé koulskoudé német badisiant Iann.

26. Déraoui a réaz éta komza gand herder er sinagog. Pa glevaz kément-man Prisilla hag Akouila, é tigémerchont anézhan, hag é tiskouézchont skleroc'h d'ézhan hent ann Aotrou.

27. Ha pa fellaz d'ézhan mond enn Akaia, ar vreûdeûr goude beza he aliet, a skrivas d'ann diskibled évit ma hen digémerchent. Ha pa oé deûet di, é ken-nerzaz kalz ar ré a gredé.

28. Râk kendrec'hi a réa gant ners ar Iuzevien, ô tiskonéza d'ézhô dré ar Skritunou pénaoz Jézuz a oa ar C'hrist.

## XIX. PENNAD.

1. HOGEN pa édo Apollo é Korint, é c'hoarvézaz pennos Paol, ô véza treûzet ar brôiou uc'hel, a zeûaz da Éfézuz, hag a gavaz énô eul lód diskibled.

2. Hag é lavaraz d'ézhô: Ha digémeret hoc'h eûs-hu ar Spéred Santel abaoé ma hoc'h eûz kredet? Hag hi a lavaraz d'ézhan: N'hon eûz ket klevet zô-ken éz oa eur Spered-Santel.

3. Hag hen a lavaraz d'ezhô: É pétra éta oc'h-hu bét badézet? Hag hi a lavaraz: É badez Iann.

4. Neuzé Paol a lavaraz d'ézhô: Iann en deûz badezet gant badisiant ar binijen, hag en deûz lavared d'ar bobl pennoz é tlient kridi enn hini a zeûé war hé lerc'h, da lavaroud eo é Jézuz.

5. O véza klevet kément-sé, é oent badezet é hano ann Aotrou Jezuz.

6. Ha pa en doé Paol astennet hé zaouarn war-n-ézhô, ar Spéred-Santel a ziskennaz war-n-ézhô, hag é komzent ê meûr a iez, hag é diouganent.

7. Béz' é oa anézhô war-drô daouzek dén.

8. Hag hén az éaz ar sinagog, é péléac'h é komzaz gand herder a-pâd tri miz, ô striva hag oc'h alia diwar-benn rouantelez Doue.

9. Hôgen ô veza ma oa lôd hag en em galedé, ha na gredé két, hag a lavaré droug eûz a hent ann Aotrou, dirâg ann holl bobl, hén en em dennas, hag a rannaz hé ziskibled eûs hô zouez; hag é strivé bemdez é skol eunn den hanvet Tiran.

10. Kément-sé a réaz é pâd daou vloaz. Hag évél-sé ar ré holl a chommé enn Azia, ken ar Iuzevien, ken ar C'hrésianed, a glevas ger ann Aotrou.

11. Ha Doué a réa burzudou brâz meûrbéd dre zaouarn Paol.

12. Enn hevélep doaré ma lékéad war ar re glanv al lienennou hag ar gourizou hô doa stoket oud hé gorf, ar re-man a oa paré eûz hô c'hlenvedou, hag ann drouk-spérédou az éa er-meaz.

13. Hôgen hiniennou eûz ann Ekzorsisted Iuzevien péré a rédé dré ar vrôiou a arnodaz gervel hanô ann Aotrou Jézuz war ar re é perá e oa drouk-speredou, ô lavarout: Mé hô kâs kuit dre Jézuz pehini a brezeg Paol.

14. Seiz mab Séva, Iuzéô ha Prins ar véleien, en a réa kément-se.

15. Hôgen ann drouk-spéred a lavaraz d'ézhô: Anaoud a rann Jézuz, ha gouzoud a rann piou eo Paol; hogen c'houi, piou oc'h-hu?

16. Hag eunn dén é péhini e oa eunn diaoul drouk brâz a lammaz war zaou anézhô, hag ô véza treac'h d'ézhô, é gwal-gasaz anézhô, enn hévélep doaré ma tec'hchont enn noaz ha gouliet eûz ann ti-zé.

17. Kement se a oé anavezet gant kément Iuzéô ha kément Grésian a choumé é Éfézuz: ar spount a grôgaz ann-hô holl, hag é veûlchont hanô ann Aotrou Jézuz.

18. Ha kalz eûz ar ré a grédé a zeûé, a govésee hag a ziskleré hô ôberiou.

19. Kalz ivé anézhô péré hô doa

beûliet ar skianchou dihsot, a zigasaz hô levrou, hag hô devaz dirâg ann holl ha pa oé prizet ann dalvoudégez anézhô, é oé kavet é talient hanter-kant mil pez arc'hant.

20 Evel-sé gér Doué a greske kalz, hag a zeûe da grévaat.

21. Goudé ze Paôl a lékéaz enn hé spéred, goudé héza treûzet ar Masédonia hag ann Akaïa, mond da Jerazalem, ô lavarout: Goude ma vézinn bét énô, eo réd ivé d'in gwelout Rom.

22. Hag ô véza kaset ar Masédonia daou eûz ar ré a zervihé gant han, Timotéuz hag Érastuz, é choumaz c'hoaz hén eunn nébeûd amzer enn Azia.

23. Hogen enn amzer-zé é c'hoarvézaz é hend ann Aotrou eunn dispac'h ha né oa két bihan.

24. Râg eunn orfeber hanvet Démétriuz, pehini a réa templou bihan arc'hant eûz a Ziana, a lékéa da c'hounid kalz ar ré eûz ar micher-zé:

25. O véza hô strollet, ha ré all péré a réa eunn hévélep labour, é lavaraz d'ézhô: Tudou, c'houi a oar pénaoz eo eûz al labour-zé é teû hor gounid:

26. Ha koulskoudé é wélit hag é klevit pénaoz ar Paol-ze gand hé lavariou, en deûz distrôet eul lôd brâz a dûd, nann hép kén é Éfézuz, hôgen ivé hôgoz drê ann holl Azia, ô lavarout pénaoz n'eo kéd douéou ar ré zô great gand daouarn ann dûd.

27. Hag hor micher hép-kén na vézô két gwall-vrudet, hôgen templ Diana-veûr a zeûi da nétrà, hag hé meûrdez pehini a zô azeûlet enn holl Azia hag er béd holl, a zeûi da gét.

28. Pa glevchont kément-sé é savaz eunn drouk brâz enn-hô, hag en em lékéjont da gria ha da lavarout: Brâz eo Diana a Éfézuz.

29. Hag ar géar holl a oé leûn a zreiz; hag en em daolchont enn eur ruzinn brâz war ann téatr, hag é krogchont é Gaiuz hag é Aristarkuz eûz a Vasédonia perà a oa deûet gant Paol.

30. Paol a fellé d'ézhan en em ziskouéza d'ar bobl, hôgen ann diskibled a viraz out-han.

31. Hinienou ivé eûz a brinsed ann Azia, paré a ioa miñouned d'ézhan a gasaz d'hé bidi na d-ajé ked d'ann téatr.

32. Hôgen lôd a grié enn eunn doaré, ha lôd all enn eunn doaré all; râg ann engroez a ioa kemmesket enn Iliz ha kalz anezhô na wient két perâg é oant strollet.

33. Neûzé Aleksander a oe tennet er méaz euz ann engroez, ha bountet gand ar Iuzevien. Hag Aleksander ô veza goulennet gand ann dourn ma tavchent, a felle d'ézhan en em zidamallout dirag ar bobl.

34. Hôgen pa anavézchont pénaoz é oa hén eur Iuzéô, ann holl enn eur vouez, é-pàd diou heur, a griaz: Brâz eo Diana a Éfézuz.

35. Neûze akrivañer kéar ô véza hô feoc'heet, a lavaraz d'ézhô: Tùd a Éfézuz, piou eo ann den ha na oar ket pénaoz ar géar a Éfézuz a azeôl Diana ar vrâz, merc'h da Jupiter?

36. Pa na helleur kid éta dislavarout kément-sé, eo red é choumfac'h é peoc'h, ha na rafac'h nétrà hép gwir abek.

37. Râg ann dûd zé hoc'h eûz digaset aman n'int na dihourc'herien templou, na touerien a-énep hô touéez.

38. Ma en deûz Démétriuz, hag ar ré a labour gant-han eunn tamall-bennâg da ôber a-éneb eur ré, al lèz a zalc'heur, barnerien a zô; r'en em zamalliat ann eil egile.

39. Ma hoc'h eûz eunn dra bennâg all da c'houlenn, a hellô béza barnet enn eur stroll hervez ar reiz.

40. Râg é tâl émomp da véza tamallet éval dispac'herien evid ar péz a zô c'hoarvézet hirió, pa na hellomp két rei abek é-béd évid didamallout ann dispac'h-man. Hag ô véza lavaret kément-sé, é kasaz-kult ar stroll tûd.

## XX. PENNAD.

1. HOGEN pa oé éhanet ann dispac'h, Paol a c'halvaz ann diskibled, ha goude beza hô aliet, e kimiadaz anezhô, hag en em lékéaz enn hent evit mond er Masedonia.

2. Ha goudé béza bét é meûr a leac'h eûz ar vrô-zé, ha goudé béza aliet ar bobl é meûr a brezégen, e teûaz é Gres.

3. Pa oé chomet énô tri miz, ô veza m'hô doa ar Iuzevien aozet spiou d'ézhan war ann hent a dlié ôber évit mond dré vôr er Siria, é kéméraz ann dézô da zistrei dré ar Vasedonia.

4. Gant-han éz éaz Sopater mâb Pirruz eûz a Véréa, Aristarkuz ha Sekonduz eûz a Dessalonika, ha Gaiuz eûz a Zerbé, ha Timotéuz, ha Tikikuz ha Trofimuz eûz ann Azia.

5. Ar ré man ô véza éat a raok, a c'hortozaz ac'hanomp e Troad.

6. Évid omp ni, goudé deisiou ar bara dic'hoell, é piñchomp enn eul léstr e Filippoz, hag e teûjomp d'hô c'havoud e Troad é pemp dervez; hag é choumchomp énô seiz dervez.

7. D'ann deiz kenta eûz ar zizun pa oa strollet ann diskibled évit terri ar bara, Paol pélam a dlié montkuit antrônôz a strive gant-hô, hag a gasaz hé brézégen beteg hanternôz.

8. Kalz a gleûzeûriou a ioa er gambr uc'hel é pélam é oamp strollet.

9. Hag ô véza ma oa hirr prézégen Paol, eunn dén iaouank hanvet Eûtikuz pélam a oa azezet war eur prénestr a gouskaz, hag ô véza kousket-mik é kouézaz eûz ann trédé kembot d'ann traon, hag e oé savet marô ac'hanô.

10. Hôgen Paol ô véza diskennet, en em astennaz war-n-ézhan; hag ô véza hé vriatéet é lavaraz: N'en em c'hlac'harit két, éma hé éne enn han.

11. Goude, ô véza piñet adarré, ha goudé béza torret ar bara, ha debret, é komzaz c'hoaz out-hô betû goulou deiz, hag éz éaz-kuit.

12. Hag hi a zigasaz ann dén-iaouank béo, hag é oent dizoaniet bráz.

13. Évid omp ni a biñaz enn eul léstr, hag éz éjomp ével-sé béteg Asson, é peléac'h e tlicmp kémérout Paol; râg evel-sé en doa reizet ann traou, pennaoz é raje ann hent war droad.

14. Pa en doé tizet ac'hanomp é Asson, ez éjomp kévret hag é teûjomp da Vitilené.

15. Hag ac'hanô ô vond dré vôr, é teûjomp antrônoz dirâk Kioz; hag ann deiz all é touarchomp é Samoz, hag antrônoz é teûjomp da Vilet.

16. Râk Paol en doa lekéad enn hé benn tréménout é biou Éfézuz, gand aoun na zaléfé enn Azia. Hasta a réa, évid en em gavout, mar boa galluz, e Jéruzalem é deiz ar Pentékost.

17. Hôgen eûz a Vilet é kasaz da Éfézuz, évit gervel hénaoured ann Iliz.

18. Ha pa oent deûet d'hé c'havout, ha ma oent kévret, é lavaraz d'ézhô: C'houi a oar pénaoz, adaleg ann deiz kenta ma ounn deûed enn Azia, ma ounn en em rénet enn hô kénver a-heb amzer;

19. Penaoz em eûz servichet ann Aotrou gant pép vuelded, é kreiz ann daérou, hag ann enkrézou a zô c'hoarvézet d'in gant spiou ar Iuzevien;

20. Penaoz n'em eûz kuzet nétrâ ouz-hoc'h a gement a helle béza talvouduz, hag em eûz zô-ken hé bréréget d'é-hoc'h ô kélenna ac'hanoc'h dirâg ann holl, hag enn tiez.

21. O testénia d'ar Iuzevien, kerkouls ha d'ar Jentiled ar binijen é-kénver Doué, hag ar feiz é-kénver hon Aotrou Jézuz-Krist,

22. Ha bréma chétu mé ô véza éreet gant ar spéred, éz ann da Jéruzalem, hép ma ouzonn pétrâ a c'hoarvézó gan-in énô;

23. Német ma tiougan d'in ar Spéred Santel e pép kéar ma'z ann,

pénaoz chadennou hag enkrézou a c'hortoz ac'hanoun é Jéruzalem.

24. Högen n'ounn két apountet gant kement-sé ; ha na rann stâd é-bed eûz va buez, gant m'az inn é penn va ergerz, ha ma sevéninn ar garg em eûz digemeret digant ann Aotrou Jézuz, évit prezégi Aviel grâs Doué.

25. Ha bréma chétu é ouzonn pénaoz na wélot mui va dremm, c'houi holl é touez péré ounn tréménet ô prézegi rouantélez Doué.

26. Dre zé é tiskleriann d'é-hoc'h hirió, pénaoz ounn glân eûz a wâd pep hini ac'hanoc'h.

27. Râk n'em eûz ket gréat vân da rei da anaout d'é-hoc'h boll ali Doué.

28. Likid évez ouz-hoc'h hoc'h-unan, hag oud ann holl dropel war béhini en deûz ar Spéred Santel hô lekéad da eskep, évit rena Iliz Doué, en deûz prenet gand hé wâd.

29. Râk mé a oar pénaoz, pa vézinn éat-kuit, é teûi enn hô touez bleizi skrapuz, péré n'hô devézô azaouez e-bed évid ann tropel.

30. Hag eûz hô kreiz hoc'h-unan é savô tùd péré a brézégô traou fall, évit tenna ann diskibled war hô lerc'h.

31. Râk aé beûl, hag hô pézet koun pénaoz é-pâd tri bloaz n'em eûz ehanet na nôz na deiz da gélenna gand daérou pép hini ac'hanoc'h.

32. Ha bréma ec'h erbedann ac'hanoc'h da Zoué, da c'her hé c'hrâs, d'ann hini a hell peûr-zével, ha rei digwéz é kreiz hé holl zent.

33. N'em eûz c'hoantéet digant den nag aour, nag arc'hant, na dilad.

34. Ha c'houi a oar hoc'h-unan pénaoz ann daouarn-man hô deûz va bastet eûz a gémeent em boa ezomm, hag ivé ar ré a ioa gan-en.

35. Diskouézet em eûz d'é-hoc'h pép trâ, ha penaoz eo red ken nerza ar ré wân dré hé labour, ha kaout koun eûz ar geriou-man en deûz lavaret ann Aotrou Jézuz hé-unan : Muioc'h a zudi zô ô rei egéd ô digemérout.

36. Ha goudé m'en doé lavaret kément-se, en em daolaz war hé zaoulin hag é pédaz gant-hô holl.

37. Eur gwélvan vrâz a zougchont holl, hag ô lammout da c'houzouk Paol, e pokent d'ézhan,

38. Glac'haret brâz ô veza m'en doa lavared d'ezhô pénaoz na welchent mui hé zremm. Hag ée'h ambrougchont anézhan bétég al léstr.

## XXI. PENNAD.

1. GOUDE ma oamb en em rannet diout-hô, ha ma oamb éad al léstr, é teûjomb râg eeun da Gooa, hag antrônôz da Rodez, hag ac'hanô da Batara.

2. Hag ô véza kavet eul léstr hag az éa da Fénisé, é piñchomp enn-han, hag é verdeechomp.

3. Högen pa welchomp Kipruz, hé lézchomp enn dourn kleiz, hag ô véza éat er Siria, é touarchomp é Tiruz : râg énô eo é tlient diskarga al léstr.

4. O véza kavet diskibled énô, é choumchomp gant-hô seiz dervez; hag ar ré-man a lavaré da Baol dre ar Spered na d'aje da Jéruzalem.

5. Goudé ma oé tréménet ar seiz dervez-zé ez ejomp-kuit, hag é teûjond holl gand hô gragez hag hô bugalé da ambronga ac'hanomp bétég er méaz a géar : hag ô véza daoulinet war ann aot, é pédchomp.

6. Ha goudé béza kimiadet ann eil égilé, nî a biñaz el léstr, hag hi a zistrôaz d'ar géar.

7. Eûz a Diruz é teûjomp da Ptolémaiz, é péleac'h é oé penn d'hor merdéadurez : ha goudé béza lavaret dematéoc'h d'ar vreûdeûr, é choumchomp eunn dervez gant-hô.

8. Antronôz ô véza éat-kuit, é teûjomp da Gezarea. Hag ô véza éat da dî Filip ann Avieler, péhini a ioa unan eûz ar seiz, é choumchomp enn hé dî.

9. Hé-man en doa peder merc'h gwerc'hezed hag a ziouganė.

10. Hag évei ma choumchomb énô eunn dervez-bennâg, é teûaz

eûz a Judéa eur Profed hanvet Agabuz.

11. Hé-man ô véza deûet d'hor gwélout, a géméraz gouriz Paol, hag oc'h éréa hé dreid hag hé zaouarn, é lavaraz : Ar Spered-Santel a lavar ann dra-man : Ann dén da hini eo ar gouriz-man a vézô éréet ével-henn é Jéruzalem gand ar Iuzevien, ha lékeat gant-hô étré daouarn ar Jentiled.

12. Pa glevchomp kément-sé, ni, hag ar ré eûz al leac'h-zé, é pédchomp anézhan na d'ajé ked da Jéruzalem.

13. Hôgen Paol a respountaz, hag a lavaraz : Pétrà a rit-hu ô wéla ével-sé, hag ô c'hlac'hari va c'haloun ? Râk mé a zô daré, nann hép-kén da véza éréet, hôgen ivé da vervel e Jéruzalem, évid hanô ann Aotrou Jézuz.

14. Ha pa wélchomp na hellemp kéd hé gendrec'hi, éc'h éhanchomp, ô lavarout : Ra vézô gréad ioul ann Aotrou.

15. Pa oe tréménet ann deisiou zé, en em gempenchomp, hag éz éjomp da Jéruzalem.

16. Hinviennou eûz a ziskibled Kézaréa a zeûaz ivé gan-é-omp, hag é kaschont gant-hô eunn diskibl kôz hanvet Mnason, ginidik eûz a Gipruz, é ti pébini é themp loja.

17. Pa arrujomp é Jéruzalem, ar vreûdeûr a zigeméraz ac'hanomp gant levenez.

18. Hag antrônôz Paol a zeûaz gan-é-omp da wélout Jakez, é ti piou e oa en em strollet ann holl hénaoured.

19. Goudé m'en doé lavaret dématéoc'h d'ézhô, e taoévellaz dré ar munud, kément trà en doa gréad Doué, dré hé hantérourez e-kénver ar Jentiled.

20. Pa glevchont kément-sé, é veûlchont Doué ; hag é léverchont d'ézhan : Gwélout a réz, va breûr, péd mil zô é touez ar Iuzevien péré hô deûz kredet ; ha koulskoudé int oazur holl évid al lézen.

21. Hôgen klevet hô deûz pénaoz é teskez d'ar Iuzevien a zô é-touez ar Jentiled en em ranna diouc'h Moizez, ô lavarout na dleont két trô-drouc'ha hô bugalé, na kerzout nervez al lézen.

22. Pétrà éta eo réd da ôber ? Réd eo hô strolla holl ; râk klevoud a raint penaoz oud deûet.

23. Grâ éta ar péz a livirimp d'id : Bez' hon eûz aman pevar dén péré hô deûz great eur gwestl.

24. Kémer ar re-man gan-éz, hag en em c'hlana gant-hô : paé ar mizou évit-hô evit ma touzint hô fennou, ha ma wézô ann holl pénaoz n'eo két gwir ar péz a zô bet lavared ac'hanod, hôgen pénaoz e mirez bépred al lézen.

25. É-kénver ar Jentiled péré hô deûz kredet, hon eûz skrivet d'érhô penaoz hoc'h hoa barnet ma thent diouc'h ann idolou, ar sakrifisou, ar gwâd, ar c'hik mouget, hag ar c'hadelez.

26. Neûzé Paol, ô véza kéméret ann dûd-ze, hag ô véza en em c'hlanet gant-hô, az éaz enn templ ann deiz war-lerc'h, enn eur rei da anaout ann deisiou eûz ar peûr-c'hlanérez, bété ma vijé kenniget ar rô évit pép hini anezhô.

27. Hôgen pa oé tréménet ar seiz derver, Iuzevien ann Azia ô véza hé wélet enn templ, a zispac'haz ann holl bobl, hag en em daolaz war-n-ézhan, ô kria :

28. Tûd a Israel, ken nerzid ac'hanomp : chétu ann hini a zesk dré-holl a-énep ar bobl-man, a-énep al lézen, hag a-énep al leac'h man ; ha pébini zô-kén en deuz saotret al leac'h santel man.

29. Râg hi hô doa gwélet Trofimuz eûz a Efezuz é kéar gant-han, hag é krédent pénaoz Paol en doa hé gaset enn templ.

30. Hag ar géar holl a oé dispac'het, hag eunn engroez brâz a bobl en em zastumaz. Hag ô véza kroget é Paol, hi a dennchont er-méaz eûz ann templ, hag é serchont ann oriou râk-tâl.

31. Ével ma klaskent hé laza, é teûaz ar brûd da Gabitan ar gward,

pénaoz ar géar boll a Jéruzalem a ioa dispac'bet.

32. He-man a géméraz râk tâl gant-ban soudarded ha kanténerien, hag a rédas étrézeg enn ho. Ar réman pa weljont ar C'habitan hag hé zoudarded, a ehanaz da skei gant Paol.

33. Neûzé ar C'habitan ô tôstaat a grógaz enn han, hag a c'hourc'hémennaz bé éréa gand diou chaden ha neûzé é c'houlennaz piou é oa, ha pétrâ en doa graet.

34. Hôgen enn engroez lôd a grié enn eunn doaré, ha lôd all enn eunn doaré all. Hag ô véza na belled két anaoud ar wirionez enn abek d'ar reûstl, é c'hourc'hémennaz bé gâs d'ar c'hastel.

35. Ha pa oé daûed d'ann derésiou, é oé réd d'ar zoudarded hé zougen, enn abek da frouden ar bobl.

36. Râg eul lôd brâs e bobl az éa war-lerc'h, enn eur gria : Tennhén.

37. Ha pa oa daré Paol da vond er c'hastel, é lavaraz d'ar C'habitan : Hag aotréet eo d'in lavaroud eunn dra d'id ? Hag hé-man a lavaraz : Ha té a oar ar grégach ?

38. Ha n'oud-dé két ann Ejiptian-zé pébini abarz ann deisiouman en deûz lékéat reûstl da zével, ha kaset enn distrô gant-han pevar mil ribler ?

39. Ha Paol a lavaraz d'ézhan : Iuzeô ounn évit gwir, ginidik eûz a Darsuz é Silisia, bourc'hiz eûa ar géar-zé pébini n'eo ked dizanaf. Da bidi a rann éta da aotréa ma komzinn oud ar bobl.

40. Ha pa en doé aotréet kémentsé ar C'habitan, Paol enn he zâ war ann deresiou, a réaz arouéz gand ann dourn d'ar bobl, hag eunn tav brâz ô véza c'hoarvézet, é komzaz out-hô é iez Hebré, ô lavarout :

## XXII. PENNAD.

1. TUDOU, va breûdeûr, ha va zadou, sélaouit brâ ma va diskarg.

2. Pa glevchont pénaoz é komzé out-hô é iéz Hébré, é virchont c'hoaz eur sioulded brasoc'h.

3. Hag é lavaraz : Iuzeô ounn, ginidik eûz a Darsuz é Silisia. Diorroet ounn but er gear-zé é treid Gamaliel, ha kélennet diouc'h gwir lézen hon tadou, ha leûn a oaz évid al lezen, evel ma'z oc'h c'hoaz holl hirio.

4. Mé eo em eûz heskinet bétég ar marô ar ré eûz ar gréden-zé, oc'h hô éréa hag oc'h bô lakaad er prizoun, gwazed ha merc'hed,

5. Evel ma eo da dest d'in Prins ar véleien, hag ann holl hénaoured eûz a béré é kemeriz lizéri, pa'z éann da gavout ar vreûdeûr eûz a Zamas, évid hô éréa hag bô c'hâs da Jeruzalem évit béza kastizet.

6. Hôgen c'hoarvézoud a réaa pensoz, pa oann enn hent, ha pa dôstéenn eûz a Zamaz é kreiz ann deia, eur c'houlaouen vrâz a zeûaa enn-eunn-taol eûz ann ênv hag a gelc'hiaz ac'hanoun ;

7. Hag ô véza kouézed d'ann douar, é kleviz eur vouéz a lavaraz d'in : Saul, Saul, pérâg éc'h heskinez-té ac'hanoun ?

8. Ha mé a respountaz : Piou ouddé, Aotrou ? Hag hen a lavaraz d'in : Mé eo Jézuz eûz a Nazaret pebini a heskinez.

9. Ar ré a ioa gan-én a wélaz ivé ar goulou, hôgen na glevchont két mouéz ann hini a gomzé oua-in.

10. Neûzé é liviriz : Aotrou, pétrâ a rinn-mé ? Hag ann Aotrou a lavaraz d'in : Sao, ha kéa da Zamaz, hag énô é vézô lavaréd d'id pétrâ éc'h eûz da ôber.

11. Hag ével na wélenn mui dré ann abek d'al lugern eûz ar goulou-zé, ar ré a ioa gan-én a grógaz em daouarn, hag a gasaz ac'hanoun da Zamaz.

12. Béz' éz oa énô eunn dén hanvet Ananiaz, dén hervez al lézen, da béhini ann boll Iuzevien a choumé énô a rôé eunn desteni vâd.

13. Dond a réaz d'am c'havout, hag ô tôstaad ouz-in é lavaraz d'in :

Va breûr Saal, gwél. Ha mé enn hevéleh henr a welaz anézhan.

14. Hag hén a lavaraz : Doué hon tadou en deûz da gand-dileûret évid anaoud hé ioul, évit gwélout ar wirionez, hag évit klevout ar vouéz eûz hé c'hénou ;

15. Râk té a vézô tést d'ézhan dirâg ann holl dûd, eûz ar pez en pézô gwélet ha klevet.

16. Ha bréma pérâg é taléez té? Saô, ha kémer ar vadisiant, ha gwalc'h da béc'hédou, ô c'hervel hanô ann Aotrou.

17. O véza distrôed da Jéruzalem, pa oann ô pidi enn templ, é c'hoarvezaz d'in eunn estlamm a spéred,

18. Hag é wéliz anézhan ô lavaroud d'in : Hast, ha kéa er-méaz eûz a Jéruzalem ; râk na zigémérint két ann desteni a rôi ac'hanoun.

19. Ha me a lavaraz : Aotrou, hi a oar pénaoz eo mé a lékéa er vâc'h, hag a lékéa skoarjéza er sinagogou ar ré a grédé enn-oud ;

20. Ha pénaoz pa zkuled gwâd Stéfan da dést, édoann énô, hag é c'hratéean hé varô, hag é virenn dilad ar re a lazé anézhan.

21. Hag hén a lavaraz d'in : Kéa-kuit ; râk da gás a rinn pell étrézég ar Jentiled.

22. Ar Iuzevien hô doa hé zélaouet bétég ar gér-zé, hôgen zével a réjont hô mouéz ô lavarout : Tennhén ével-sé diwar ann douar ; rak né két reiz é vevché.

23 Hag ével ma krient, ha ma taolent hô dilad, ha ma zlapent poultr enn éar,

24 Ar C'habitan a c'hourc'hémenaz he gás d'ar c'hastel, hé zkourjéza hag hé enkrézi, évid hé lakaad da lavarout pérâg é krient ével-zé out-han.

25. Hôgen pa hô doa hé éréet gant eul leren, Paol a lavaraz da eur C'hanténer a ioa enn hé gichen : Hag aotréed eo d'é-hoc'h skourjéza eunn dén eûz a Rom, hag héb héza hé varnet?

26. Ar C'hanténer ô véza klevet kement-sé az éaz da gavout ar C'habitan, hag a lavaraz d'ezhan : Pétrâ éz it hu da óher? Râg ann dén-zé a zô bourc'hiz eûz a Rom.

27. Neûze ar C'habitan a zeûaz da gavout Paol, hag a lavaraz d'ézhan : Lavar d'in ha té a zô bourc'hiz eûz a Rom? Hag hén a lavaraz : Ia.

28. Hag ar C'habitan a respountaz : Kalz a arc'hant em eûz rôet évid ar vourc'hizégez-zé. Ha Paol a lavaraz : Ha mé a zô ganet *Roman*.

29. Râk-tál éta ar ré a dlié hé zkourjéza az éaz-kuit. Hag ar C'habitan en doé aoan, pa wézaz pénaoz Paol a ioa bourc'hiz eûz a Rom, ha pénaoz en doa lekéad hé éréa.

30. Hôgen antrônoz ô véza m'en doa c'hoant da c'houzout évit-gwir pérâg ar Iuzevien a damallé anézhan, é lekéaz hé zieréa ; hag ô véza gourc'hémennet d'ar véleien ha d'ann holl aliérien en em strolla, é tigémeanaz Paol, hag é lékéaz anézhan dira-z-hô.

## XXIII. PENNAD.

1. PAOL ô zellout ztard oud ann aliérien, a lavaraz : Tûd, va breûdeûr, beteg hirió em eûz servichet Doué gant koustians vâd.

2. Hôgen Ananiaz Prins ar véleien a c'hourc'hemennaz d'ar ré a ioa tôst d'ézhan skei war hé c'hénou.

3. Neûzé Paol a lavaraz d'ézhan : Doué a skôi gan-éz da-unan, môger gwennet. Râg azézet oud amaz évit va barnout hervez al lézen, hag a-énep al lezen é c'hourc'hémennez zkei gan-én.

4. Hag ar re a ioa énô a lavaraz d'ezhan : Ha drouk-pidi a réz gant Bélek-brâz Doué?

5. Ha Paol a lavaraz : Na wienn két, va breûdeûr, pénaoz é oa ar Bélek-brâz ; râk zkrived eo : Na zrouk-pedi két gant Prins da bobl.

6. Hôgen Paol ô c'houzout pénaoz lôd a ioa Sadduséed, ha lôd all Farizianed, en em lékéaz da gria er stroll : Tudou, va breûdeûr,

Farizian ounn ha mâb Farizian : enn abek d'ar géd eûz a zazorc'hidigez ar re-varô eo é barneur ac'hanoun.

7. Ha pa en doé lavaret kément-sé é c'hoarvézaz dizunvaniez étré ar Farizianed hag ar Sadduséed, hag ar stroll en em rannaz.

8. Râg ar Sadduséed a lavar pénaoz n'éz eûz na Dazorc'hidigez, nag Eal, na Spéred : hôgen ar Farizianed a ansav ann eil hag égilé.

9. Eunn trouz brâz a zavaz neûze. Hag hiniennou eûz ar Farizianed en em lekéaz da striva ô lavarout : Na gavomp kéd a zroug enn dén-zé. Ha na hell kéd eur Spéred, pé eunn Eal beza komzed out-han ?

10. Hag ô véza ma kreské ar reûstl, ar C'habitan, gand aoun na vé Paol dispennet gant-hô, a c'hourc'hémennaz lakaat soudarded da zont, évid hé denna eûz hô c'hreiz, hag hé gâs d'ar c'hastel.

11. Hôgen enn nôz war-lerc'h ann Aotrou oc'h en em ziskouéza d'ézhan, a lavaraz d'ézhan : Bez kalounek ; râk ével ma éc'h eûz douget testéni ac'hanoun é Jéruzalem, ével-sé eo réd rvé é tougfez testéni ac'hanoun é Rom.

12. Pa oé deûed ann deiz, eur Iuzéô-bennâg en em onvanaz, hag a réaz lé étré-z-hô pénaoz na zebrchent na na évehent, kén n'hô divijé lazet Paol.

13. Ouc'h penn daou-ugent déo oant, peré hô doa gréat al lé-zé.

14. Hag éz éjont da gavout Prinsed ar véleien hag ann hénaoured, hag e leverchont d'ezhô : Gréad hon eûs lé na danvimp nétrâ, kén n'hor bézô lazet Paol.

15 Pédid éta c'houi ar C'habitan eûz a berz ann aherien, d'hé zigaz d'é-hoc'h, ével évid anaout gwelloc'h hé c'hrâ. Ha ni abarz ma tôstai, a vezô daré d'hé laza.

16. Hôgen mâb c'hoar Paol ô véza klevet ménak eûz al lé zé, a zeûaz d'ar c'hastel, hag hé rôaz da c'houzont da Baol.

17. Neûzé Paol a c'halvaz unan eûz ar C'hantéaerien, hag a lavaraz d'ézhan : Kâs ann den-iaouank-man d'ar C'habitan, râg eunn dra-bennâg en deûz da ziskléria d'ézhan.

18. Ar C'hanténer a géméraz ann dén-iaouank, hag a gazaz anézhan d'ar C'habitan, hag a lavaraz : Paol ar prizounier en deûz va fedet da zigas d'id ann den-iaouank-man, péhini en deûz eunn drâ-bennâg da lavaroud d'id.

19. Ar C'habitan ô kregi enn hé zourn, en em dennaz a dû gant-han, hag a réaz ar goulenn-man out-han : Pétrâ éc'h eûz dé da ziskleria d'in?

20. Hag hén a lavaraz : Ar Iuzevien a zô en em glevet évit pidi ac'hanod da gâz Paol war-c'hoaz da stroll ann alierien, ével pa hô defé c'hoant da anaout gwelloc'h ar pez a zell out-han.

21. Hôgen na aotre kéd d'ézhô hô goulenn ; râk ouc'h-penn daou-ugent dén anézhô hô deûz aozet spiou d'ezhan, hag hô deûz gréat lé na zebrchent, na na évehent, kén n'hô devézô hé lazet : ha bréma int daré, ô c'héda ma aotrâl d'ézhô hô goulenn.

22. Ar C'habitan éta a gazaz-kuit ann dén-iaouank, ô c'hourc'hémenni d'ézhan na lavarché da zén pénaoz en doa rôed ann alizé d'ézhan.

23 Hag ô véza galvet daou Ganténer, é lavaraz d'ézhô : Dalc'hit kempenn adaleg ann trédé heur eûz ann nôz, daou c'hant soudard, dék marc'hek ha tri-ugent, ha daou c'hant goafee, évit mont beté Kézaréa.

24. Kempennid ivé kézek, évit lakaat Paol war-n-ézhô, hag hé gâs lrép gwall da Féliks ar mérer.

25. Râg aoun en doé na acûfé ar Iuzevien da gregi enn-han, ha d'hé laza, ha goudé-zé na vijé lrén tamallet é-c'hiz ma en défé kéméret archant évit sé.

26. Skriva a réaz ivé eul lizer enn doaré-man : Klôdiuz Lisiaz d'ar mérer mâd meûrbéd Feliks, dézrâd.

27. Ar Iuzevien hô doa kéméret

ann dén-aé hag a oa daré d'hé laza, pa oonn deûet gant soudarded, hag em eûz hé dennet ac'hanô, ô véza anavézet pénaoz é oa Roman.

28. Ha gand ar c'hoant da c'houzout pé wall a damallent d'ezhan, em eûa hé gaset d'hô stroll.

29. Kavet em eûz péonoz na damallent d'ézhan némét traou a sell oud hô lézen; hogen o'em eûz kavet gwall e hed enn-han a gément a vé dellezek eûa ar maró pé eûz ar prizoun.

30. Hag ô véza ma eo hét gréat mének d'in eûz ar apiou hô doa aozed d'ezhan, em eûz hé gased d'id, lavaret em eûz ivé d'hé damallerien dont da lavaroud dira-z-od ar péz a ouzont enn hé énep. Kénavézô.

31. Ar zoudarded éta hervez ann urs a oa bet roéd d'ezhô, a géméraz Paol, hag hé gasaz é-pâd aon nôz da Antipatriz.

32. Hag Antrônôz ô véza hé lézet gand ar varc'heien e tistrôjont d'ar c'hastel.

33. Ar re-man ô véza deûed da Gézarea, a rôaz al lizer d'ar mérer, hag a gasaz Paol dira-z-han.

34. Ar mérer ô véza lenoet al lizer, a c'houlennaz a hé brovins édo Paol, ha pa wézaz pénaoz é oa eûa a Zilisia,

35. Da zelaoui a rinn, émé-z-han, pa vézô deûet da damallerien. Hag é c'hourc'hémenaz hé viroot é lez Hérodez.

## XXIV. PENNAD.

1. PEMP dervez goudé, Ananiaz, Prins ar véleien, gant lod eûz aon heoaoured, ha gand eur prézéger hanvet Tertulluz, a ziskennaz di évit tamallout Paol dirâg ar mérer.

2. Ha Paol ô véza bét galvet, Tertullua a zêmouaz hé damallout, ô lavarout : O veza ma eo dré dé hon eûz eur péoc'h brâz, ha ma eo bet great meûr a wellaen gand da gent-préder;

3. Hé anaout a réomp bépréd hag é pép léac'h, Félika mâd meûrbed, gant pép trugarez.

4. Hôgen na zaléino kéd ac'hanod pelloc'h, hag ea pédaoo da zélaoui hor berr gomsiou gand da vadelez a-vépréd.

5. Kaved hon eûz ann dén-zé péhioi a zô eur vosen, pehini en deûz lékéat aoo dizunvaniez er bed holl é-touez aon holl Iuzevien, ha pehini a zô da beoo da zekt dispac'huz ann Nazarédoed;

6. Péhini ivé en deûz klasket saotra ann templ; ha goudé béza kroged eon-han, hor hoa c'hoant d'hé varoout hervez hol lézen.

7. Hôgen ar mérer Lisiaz a zô deûet, hag en deûz hé dennet eûz a greiz hon daouarn gant kalz a nera,

8. O vei urs d'hé damallerien da zond dira-z-od : hag é helli da-unan hé varnout, hag anaoud ar wirionez eûz ann traou a damallond d'ezhan.

9. Ar Iuzevien a aotréaz kément-aé, hag a lavaraz é oa gwir.

10. Hôgeo Paol a responataz (goudé m'ea doé ar Mérer aroué-zed d'ezhan komza) : Pa ouzonn péonoz éz eûz meûr a vloaz émond da varner war ar bobl-man, eo em zidamallino a-galoun-vâd dira-z-od.

11. Râk béa' é hellea gonaout péoaoz n'eûz kéd ouc'h-peno daouzek dervez ouon piñet da Jéruzalem évid azeûli *Doué*.

12. Ha n'hô deûz ket va c'havet ô striva gand den, nag ô atrolla ar bobl, nag eon templ, nag er sinagogou,

13. Nag é kéar : ha na hellont ket rei da wir d'id ar péz a damallont d'in.

14. Hôgen hé ansavoud a rann dira-z-od, pénaoz hervea ar sekt a hanvont hérezi, é servichann Doué hon tadou, hag é krédano e kément a zô akrivet el Lézen hag er Proféded ·

15. O a'héda, é Doué, ével ma c'hedont hô-unan, pénaoa é tazorc'hô ar ré-vâd hag ar ré-fall.

16. Râk-sé é poelladann bépréd da virout va c'houstiañs dinam dirâk Doué, ha dirâg ann dúd.

17. Hôgen goudé meûr a vloaz ounn deûet évid ôber aluzennou d'am brôiz, hag évit kenniga va rôou ha va gwéstlou da Zoué.

18. É-kreiz ann ôberiou-zé hô deûa va c'havet glanet enn templ, hép engroez hag hép trouz.

19. Ha Iuzevien ann Azia eo, péré a dlié dond d'az kavout, ha d'am tamallout, hô doa eunn dra da lavarout em énep.

20. Hôgen lavarent hô-unan ma hô deûz kaved eunn-ounn eunn drouk-reiz-bennâg, pa ounn en em ziskouézet enn hô zroll;

21. Némét ma tamalchead d'in ar gér-man em eûz lavaret uc'hel dira-z-hô: Enn abek da zavidigez ar ré-varô eo ounn barnet hiziô gan-é-hoc'h.

22. Féliks ô véza klevet kément-sé, a gasaz anézhô kuit ô lavarout: Pa wézinn gwelloc'h pétrâ eo ar sekt-zé, ha pa vézô deûet ar C'habitan Lisiaz, neûzé e klevinn ac'hanoc'h.

23. Neûzé é c'hourc'hémennaz da eur C'hantener diwallout anézhan, hag hé lézel e peoc'h, hép miroud ouc'h-han na rijé servichet gand hé dúd.

24. Hôgen eunn nébeûd deveziou goudé, Féliks, gand Drusilla hé c'hrég, péhini a ioa Iuzevez, a réaz kerc'hout Paol, hag é zélaouaz ar péz a lavaraz d'ézhan diwar-benn ar feiz é Jézuz-Krist.

25. Hag ô véza ma prézégé d'ézhan diwar-benn ar wirionez, ar glanded, hag ar varn da zont, Féliks leûn a spount a lavaraz d'ézhan: A-walc'h eo évit bréma, kéa-kuit. Pa vézô pred, é galvinn ac'hanod.

26. Hag ô véza ma renne é rôjé Paol arc'hant d'ézhan, é c'halvé aliez anézhan, hag é komzé gant-han.

27. Hôgen da-benn daou vloaz é teûaz Porsiuz Festuz é léac'h Féliks. Ha Féliks gant c'hoant da ôber dudi d'ar Iuzevien, en doa lézet Paol er prizoun.

## XXV. PENNAD.

1. FESTUZ éta ô véza arruet er provins, a zeûaz goudé tri dervez eûz a Gézaréa da Jéruzalem.

2. Neûzé Priñsed ar véleien hag ar ré-genta eûz a douaz ar Iuzevien a zeûaz d'hé gavout, évit tamallout Paol dira-z-han;

3. Hag é c'houlennent digant-han ével eunn trugarez, ma lakajé anézhan da zond da Jéruzalem, ô véza m'hô doa c'hoant da aoza spiou war ann hent évid hé lara

4. Hôgen Festuz a respountaz pénaoz Paol a oa dalc'hat e Kézaréa, é pélec'h éz ajé hen abarz nébeûr

5. Râ zeûi éta, émé-z-han, gan-én ar ré-vrâz ac'hanoc'h; ha ma'z eûz eunn dra bennâg a zroug enn dén-zé, ra damallint anézhan.

6. Goudé béza choumet gant-hô eiz pé dek dervez d'ar muia, é tiskennaz da Gézaréa; hag antrônoz éc'h azéaz war hé gador-varner, hag é rôaz urz da zigas Paol.

7. Ha pa oé kaset, ar Iuzevien a oa deûed eûz a Jéruzalem en em lekeaz war hé drô, hag a damallaz Paol eûz a galz a wallou brâz, eûz a béré na hellent rei merk anat é-bed.

8. Ha Paol en em zifenné ô lavarout: N'em eûz péc'het é nép doaré nag a-énep lézen ar Iuzevien, nag a-énep ann templ, nag a-énep Kézar.

9. Festuz péhini en doa c'hoant da béta d'ar Iuzevien, a respountaz da Baol, hag a lavaraz: Ha tê a fell d'id piña da Jéruzalem, ha béza barnet enô dira-z-oun war gément-sé?

10. Hôgen Paol a lavaraz: Émounn aman dirâk kador Kézar, aman eo eo red d'in béza barnet: n'em eûz gréat droug é-bed d'ar Iuzevien, ével ma ouzoud ervâd.

11. Ma em eûz gréat eunn drouk-bennâg d'ézhô, pé ma em eûz gréat eur gwall-bennâg hag a zellez ar marô, na zinac'hann kèt mervel; hôgen ma n'eûz nétrâ a wir

é kément a damallont d'in, dén na hell va lakaad étré hô daouarn. Da Gezar e c'halvann.

12. Neûzé Festuz, goudé béza komzet gand hé alierien, a respountaz. Da Gézar ec'h eûs-té galvet? Da gavout Kézar éz i.

13. Hag eunn nebeûd dervésiou goude, ar Roué Agrippa ha Bernise a zeûaz da Gezarea évit lavarout deiz-mâd da Festuz.

14. Hag ô véza ma chourmchont énô meûr a zeriez, Festuz a gomzaz oud ar Roué diwar-benn Paol, ô lavarout. Bez' ez eûz aman eunn dén hag a zô bét lezet er prizoun gant Féliks.

15. Pinsed ar véleien hag hénaoured ar Iuzevien a zeûaz d'am c'havout pa édonn é Jéruzalem, évit goulenn digan-én ma varnfenn anézhan *d'ar marô.*

16. Hôgen me a respountaz d'ézhô, n'eo kéd ar boaz é touez ar Romaned da varnoud eur re, ken n'en déveûz dira-z-han ar ré a damall anézhan, ha ken n'eo rôed d'ezhan ar frankiz d'en em wenna eûz hé wall.

17. Pa oent éta deûed aman, antrônôz, hép nép dale, éc'h azéziz war ar gador, hag é rôiz urs da zigas ann dén-zé.

18. He damallerien ô véza diraz-han na rebechaz d'ezhan hini eûz ar wallou a vennenn a rébechfent:

19. Hôgen béz' hô doa gant-han né ounn pé zael diwar benn hô falskréden hô-unan, ha diwar-benn eur Jezuz marô, hag a lavaré Paol a oa béô.

20 Hôgen ô véza na wienn pé ratoz da gémérout war gément-sé, é c'houlenniz digant-han mar fellé d'ezhan mond da Jeruzalem, evit béza barnet énô diouc'h ann traou-zé.

21. Hôgen Paol ô véza gréat galv, évit ma vijé miret hé vreût da anaoudégez Aoguztuz, em eûz gourc'hémennet hé zerc'hel, bete ma kasinn anézhan da Gézar.

22. Neûzé Agrippa a lavaraz da Festuz. Mé em boa ivé c'hoant da glerood ann dén-zé. War-c'hoaz, émé-z-han, é klevi anezhan.

23. Antrônôz éta Agrippa ha Bernizé a zeûaz gant kalz a fougé; ha pa oent éat e kambr ar breûdou gand ar gabitaned hag ar ré-genta eûz a géar, é oé digaset Paol, dre urz Festuz.

24. Ha Festuz a lavaraz · Roué Agrippa, ha c'houi holl peré a zô aman gan-é omp, gwéloud a rid ann dén-zé a énep péhini eo deûet holl bobl ar Iuzevien d'am c'havout e Jéruzalem gant pédennou ha gant kriou brâz, ô lavarout pénaoz né oa ket deread é véché pelloc'h.

25. Koulskoude n'em eûz kaved enn-han netrâ hag a zellezfe ar marô. Hag ô véza ma en deûz gréat galv da Aoguztuz, em eûz kéméret ar ratoz d'hé gâs.

26. Hôgen n'em eûz netrâ a wir da zkriva d'ann Aotrou Dré-zé eo em eûz hé gased dira-z-hoc'h, ha peûrgédgéd dira-z-od, Roué Agrippa, évit, goudé béza gréat goulennou digant-han, ma wézinn petrâ em bézô da zkriva.

27. Rag a-énep reiz e kavann kâs eur prizounier, hep diskleria hé damallou.

## XXVI. PENNAD.

1. NEUZÉ Agrippa a lavaraz da Baol: Aotréed eo d'id komza évidod da-unan. Ha Paol ô véza astennet hé zourn a zéraouaz en em zidamallout.

2. Euruz en em gavann, ô Roué Agrippa, da bellout hirio en em zifenni dira-z-od diwar-benn ann traou a damall d'in ar Iuzevien;

3. O véza ma anaézez ervâd holl vosiou hag holl strivou ar Iuzevien. dré-ze az pédann da zélaou ac'hanoun gand habaskded.

4. É-kenver ar vuez em eûz rénet é Jéruzalem é-kreiz ar ré eûz va bobl aba ma oann iaouank, anavezet eo gand ann holl Iuzevien.

5. Gouzoud a réont (mar fell d'ézhô dougen testeni) pénaoz em eûz bévetével eur Farizian ber ez

ar zekt ar gwella prizet eûz hor grédenn.

6. Ha bréma, ô véza ma c'hédann ar gér en deûz rôed Doué d'hon tadou, ounn kased aman évit béza barnet :

7. *Gér* eûz a béhini hon daouzek breûriez, péré a zervich *Doué* nôz deiz, a c'héd ar zévénidigez. Diwar-ben ar c'hed-zé eo, ô Roué, ounn tamallet gand ar Iuzevien.

8. Ha c'houi a venn é vé diskrédus e tazorc'hfe Doué ar ré-varô?

9. Ha mé ivé em boa krédet pénaoz é oa réd d'in ôber kalz a draou a-enep hanô Jezuz a Nazaret.

10. Kément-zé ivé em eûz gréat é Jéruzalem, ha kalz a zent em eûz zerret er bac'hiou, goudé béza bét rôed d'in ar galloud gant Prinsed ar véleien : ha pa oant lazet, é rôenn va barn enn hô énep.

11. Aliez ounn bét enn holl zinagogou, hag ô kastiza anézhô hô redienn da gomza a-enep Doue Hag ô kounnari mui-oc'h-vui enn hô énep, éc'h heskinenn anézhô bétég er c'heriou a-ziavéaz.

12. Pa'z éann éta er rât-zé da Zamaz, gant galloud ha kannadur a berz Prinsed ar véleien,

13. Pa édonn enn hent, ô Roué, é weliz é-kreiz ann deiz ô lugerni eûz ann énv eur c'houlaouen skédusoc'h égéd hini ann heol, a gelc'hiaz ac'hanoun, hag ar ré holl a toa gan én

14. Ha goudé ma oemp holl kouézet d'ann douar, é kleviz eur vouéz a lavaré d'in é téz Hebré: Saul, Saul, pérâg éc'h heskinezte ac'hanoun? Bec'hiua eo d'id gwinka oud ar garzou.

15. Ha mé a lavaraz : Piou oud-dé, Aotrou? Hag ann Aotrou a lavaraz : Mé eo Jèzuz pébini a heskinez.

16. Hôgen saô hag en em zalc'h war da dreid ; râg en em ziskouézet ounn d'id, évid da lakad da zervicher ha da dest eûz ann traou ec'h eûz gwélet, hag eûz ar re a ziskouézinn d'îd ;

17. Oc'h da zieûbi eûz ar hobl-man, hag eûz ar Jentiled, étrézék péré é kazann ac'hanod bréma,

18. Évid digeri hô daou-lagad, ma teûint da zistrei eûz ann dévalien d'ar goulou, hag eûz a véli Satan da Zoné ; ha ma tigemérint, dre ar feiz hô devézô enn oun, ann distol eûz hô fec'hédou, ha lôd é digwéz ar zent.

19. Goudé zé, Roué Agrippa, na énébiz kéd out gweledigez ann Env :

20. Hôgen diskleriet em eûz da-genta d'ar ré a zô é Damaz, ha goudé d'ar ré a zô é Jeruzalem, hag onn holl Judéa, hag ivé d'ar Jentiled, pénaoz é oa réd ôber pinijen, ha distrei ouc'h Doué, oc'h ôber ôbéreu mâd a binijen.

21. Chétu pérâg ar Iuzevien, ô véza kroget enn oun enn templ, a glaskaz ann tû d'am laza.

22. Hôgen gand ar zkoazel en deûz Doué rôed d'in, ounn choumet béteg hirió, ô testenia dirâg ar ré vihan ha dirâg ar re vrâz, hag ô lavarout netrâ némed ar péz hô deûz diouganet ar Brofeded ha Moizez, a dlié da c'hoarvézout ;

23. Da lavaroud eo pénaoz é c'hoazanvché ar C'hrist, hag é vije ar c'henta a zazorc'hfé eûz a-douez ar ré-varô, hag a rôje da anaout ar goulou d'ar bobl-man ha d'ar Jentiled.

24. Ha pa lavaré kément-sé, évid en em zidenn, Festuz a lavaraz gand eur vouez gré : Diskianta a réz, Paol ; da zeskadurez vrâz aa laka da ziskianta.

25. Ha Paol a respountaz : Na ziskiantann ket, ô Festuz mâd meûrbed, hôgen geríou gwir ha skiantuz a lavarann.

26. Râg ar Roué a oar ervâd kément-man, ha mé a gomz dira-z-han gant fisians, ô véza ma ouzonn pénaoz n'eûz nétrâ a guzet eûz a gement-man d'ézhan Râk nétrâ eûz ann traou zé n'eo c'hoarvézet é-kûz.

27. O Roué Agrippa, ha té a gred er Brofeded? Me a oar a kredez enn hô

28. Hag Agrippa a lavaraz da

Baol : Évit nébeûd a drâ é laka-jez ac'hanoun d'en em ôber kristen.

29. Ha Paol a lavaraz d'ézhan : Plijet gand Doué é teûfez, hag eunn nebeût, ha kalz, naon té hép-kén, hôgen ar ré holl a zélaou ac'hanoun, hénvel ouz in, néméd ann éréou-man.

30. Neûzé ar Roué, ar Mérer ha Bernisé, hag ar re a ioa azézet gant-hô a zavaz.

31. Ha goude béza en em den-net a dû, e komzchont étre-z-hô, hag é léverchont. Ann den-ze n'en deûz great nétrâ hag a zellezfé ar marô pé ann éréou.

32. Neûzé Agrippa a lavaraz da Festuz. Ann den-zé a helle béza kaset-kuît, ma n'en divijé galved da Gézar.

## XXVII. PENNAD.

1. HOGEN pa oé bét kéméred ann dezô da gås Paol dré vôr d'ann Itali, ha d'hé lakaat gand ar bri-zounerien all étre daouarn eunn den hanvet Juliuz, Kantener é kohort Augustuz,

2. É piñchomp war eul léstr eûz a Adrumet, hag é savchomp ann héôr évit ribla douarou ann Azia, ha gan-é-omp Aristarkuz Masédo-niad eûz a dessalonika.

3. Antrônôz éc'h arrujomb é Sidon. Ha Juliuz ô véza hegarad é-kénver Paol, a antréaz d'ezhan mond da weloud hé viñoned, hag en em brédésia he-unan.

4. Ha goudé beza éad ac'hanô, é verdéêjomp dindân Kipruz, ô véza ma oa ann avel énep.

5. Ha goudé béza treûzet môr Silisia ha *Panfilia*, é teûjomp da Listra *héar* a Lisia :

6. Hag énô ar C'hanténer ô véza kavet eul léstr eûz a Aleksandria hag az éa d'ann Itali, hol lekéaz ébarz.

7. Dond a réjomp gant gorrégez é-pâd meûr a zervez, hag e teû-jomp gant béac'h é-kenver Gniduz, hag ann avel ô viroud ouz-omp, é riblchomp *énez* Kréta war zû Salmoné.

8. Hag enn eur vont gant béac'h a-héd ann aot, é touarchomp enn eul léac'h hanvet Porsiau-mâd é-kichen péhini édo ar gear a Dalassa.

9. Hôgen ô véza ma oa trémé-net kalz a amzer, ha ma teûé riskluz ar verdéadurez, dré ma oa éad é-biou *amzer* ar iûn, Paol a fréalzé anézhô,

10. Hag a lavaraz d'ézhô Tudou, gwélout a rann pénaoz ar verdéa-durez a ia da zond diez ha riskluz brâz, nann hép-kéô évid al leste hag hé fard, hôgen ivé évid hor buesiou.

11. Hôgen ar C'hantener a grédé kentoc'h d'ar stuner ha da hero'hen al léstr, égéd d'ar péz a lavaré Paul.

12. Hag ô véza né oa ket mâd ar pors sé évit goanvi, kalz anézhô a aliaz distrei war ar môr, évit mont, ma heljent, da c'hoanvi é Fénisé, péhini a zô eur porz eûz a Gréta, hag a zell oud ar mer-vent hag oud ar gwalarn.

13. Hogen avel ar c'hresteiz ô véza deûed da c'houéza, é ven-chont pénaoz é teûjend a benn eûs hô dezô, hag ô véza saved ann heôr eûz a Asson, éz éjont a-héd *énez* Kréta.

14. Nébeûd amzer goudé é c'houé-zaz ann avel étré ar sâv-héol hag ann hanter-nôz, a hanveur hiz.

15. Hag ô véza ma oa kaset al léstr gand ann avel, ha na hellemp ket miroud out-han, hel lézchomp da vond a ioul ann avel.

16. Redeg a réjomp war-zû eunn énézen hanvet Kôda, hag hor boa béach ô terc'hel ar vâg.

17. Goudé béza hé zennet alesé, gant kalz a hoan, éc'h éréjond al léstr trô war-drô, gand aoun na vent taolet war eunn tréazen, ha goudé béza diskaret ar wern é oand douget ével-sé.

18 Hôgen ével ma namp gwall gaset gand ar stourm, antrônôz é taoljont ar varc'hadourez er môr.

19. Tri dervez goudé e taoljond ive gand hô daouarn hô-unan ker-din ha gwéhou al léstr.

20. Na weljomp nag ann héol

hag ar stêred é pâd meûr a zervez, hag ar stourm ô veza bepred ker gwaz, é koljamp ar gêd d'en em zavétei

21. Hag ô véza ma oa pell amzer n'hor boa két debret, Paol a zavaz enn hô c'hreiz, hag a lavaraz d'ezhô : Gwelloc'h é vijé bét, ô tudou, béza va sélaouet, ha béza choumet é Kreta, hag hor bijé tec'het dioud ar boan hag ar c'hollman.

22. Hôgen bréma éc'h aliann ac'hanoc'h da gémérout kaloun, râk dén é bed ac'hanoc'h na vezô kollet : na vézo kollet nemed al lestr.

23. Râg enn nôz-man eunn Éal eûz ann Aotrou da biou ounn, hag a zervichann, a zô en em ziskouézet d'in,

24. O lavarout : N'az pèz kéd aoun, Paol, réd eo en em ziskouézfez dirâk Kézar : ha chetu en deûz Doue roed d'id ar ré holl a zô ô verdei gan-éz.

25 Râk sé, tudou, kalounékait râk mé em eûz ar grêden-zé é Doué, pénaoz é c'hoarvézo ével ma eo bet lavared d'in.

26. Hôgen réd eo d'é omp beza taolet war eunn énéren.

27. Ar pevarzékved nôzvez, ével ma verdeajemp war vôr Adria, ar vôrdéidi war-dro hanter nôz a vennaz é wélent eunn douar-bennâg.

28. Hag hî ô veza taoled ar ploum, a gavaz ugent gouréd : hag eunn nébeût pelloc'h, e kavchont pemzek gouréd.

29. Neûzé gand aoun n'az ajemp da skei war eur garrek-bennâg, é taolchont pevar heôr eûz a ziadré al lestr, hag e c'hortojont ann deiz.

30. Hôgen ô véza ma klaske ar vôrdéidi mont-kuit eûz al lestr', ha m'hô doa diskennet ar vâg war ar môr, war zigarez mond da deûrel héôriou é penn-araog al léstr,

31. Paol a lavaraz d'ar C'hanténer ha d'ar zoudarded : Ma na choum kéd ar ré-man el léstr, na bellit kéd en em zavétei.

32 Neûze ar zoudarded a drouc'haz kerdin ar vâg, hag hé lézaz da goueza.

33. Ha pa zéraouaz ann deiz, Paol a erbédaz anezhô holl da gémérout boéd, ô lavarout : Bez' éz eûz hirió pevarzek dervez émoc'h war iûn, ha n'hoc'h eûz kémeret nétrâ.

34. Râk-sé éc'h erbédann ac'hanoc'h da gemérout boed évit gelloud en em zavetei : râk na gouézô kéd eur vléven eûz a benn hini ac'hanoc'h.

35. Goudé béza lavaret kémentsè, é keméraz bara, hag ô véza trugarékéet Doue dirâg ann holl, é torraz anezhan, hag e teraouaz hé zibri.

36. Ar ré all holl a galounékéaz, hag a géméraz boed.

37. Hôgen béz' é oamb el léstr daou c'hant c'houézek dén ha triugent enn holl.

38. Pa hô doé debret a walc'h, é skanvajont al lestr, ô teûrel ar gwiniz er môr.

39. Pa oé deûed ann deiz, na anavézchont két pe zouar é oa : hôgen gwéloud a réjond eur plegvôr é pehini é oa eunn aot, é lékéjont enn hô fennou, mar geljent, lakaad al léstr da steki énô.

40. Ha goude béza savet ann heôriou, ha béza laosket stagou ar sturiou en em rôjond d'ar môr : ha goudé béza savet gwel ar wernvolosk hervez ann avel, é tenjont étrezég ann aot.

41. Hag ô véza kavet eur hékdouar étré daou vôr, e lékéjond al léstr da steki ènô : hôgen ann diaraog ô veza éad doun enn douar a choumaz diflach ; hag ann diadré en em freûzé gand ann er eûz arr môr.

42. Menoz ar zoudarded é oa laza ar brizounerien, gand aoun na zeûjé eur ré da dec'hout-kuit enn eur neûi

43. Hôgen ar C'hanténer a viraz out-hô, dre ma fellé d'ézhan savétei Paol : hag é c'hourc'hémennaz d'ar ré a heljé neûi, en em deûrel da genta er môr, ha tec'hout etrezég ann douar :

44. Ar ré all en em lékéaz war

blench, pé war dammou diframmet eûz al léstr. Evel-sé é c'hoarvézaz pénaoz é tizchont holl ann douar.

## XXVIII. PENNAD.

1. PA oemp savéteet, éc'h anavézchomp pénaoz ann enez-zé a oa hanvet Melita. Hag ann dud-c'houéz a zigéméraz ac'hanomp gand eunn hegaradded ha né oa két bihan.

2. Râg hon digéméroud a réjond holl, goudé beza great tân, enn abek d'ar glaò a gouézé, ha d'ar iénien.

3. Hôgen Paol ô véza dastumet eunn nebeût koad-gwini, hel lékeaz enn tân, ha chétu eunn aervibér kaset-kuit gand ann domder, a zilammaz oud hé zourn.

4. Pa wélaz ann dud c'houéz, ann amprévan zé a-zispil oud hé zourn, é léverjont étre-z hô : Eul lazer-bennâg eo ann den ze, pa eo gwir pénnoz goude ma eo saveteet eûz ar môr, ar venjans n'hel lez ked da véva.

5. Hôgen hen ô véza bejet ann amprévan enn tân, na c'houzanvaz droug e-béd.

6. Ar ré-man a venné gant-hô pénaoz é teûje da goenvi, é kouézche târ-tâl hag é varvché. Hôgen goudé beza gortozet pell, pa wéljont penaoz ne oa c'hoarvézet droug é-béd gant-han, é kamchont a vénoz, hag é léverchont pénaoz é oa eunn Doue.

7. Ell leac'h ze éz oa douarou d'ann den kenta eûz ann énézen, hanvet Publiuz, péhini a zigéméraz ac'hanomp gand hégaradded é pad tri dervez.

8. Hôgen c'hoarvézoud a réaz pénaoz tâd Publiuz a ioa gourvézet klanv gand ann dersien ha gand ar réd-gwâd. Paol az éaz d'hé wélout; ha goudé béza pédet, éc'h astennaz hé zaouarn war-n-ézhan, hag é iac'héaz anézhan.

9. Goude m'en doé gréat ann dra-zé, ar ré holl eûz ann enez péré a oa klanv a zeûaz d'he gavout, hag a oé iac'héet.

10. Énoriou brâz a réjond ivé d'e-omp, ha pa'z ejomb adarre war ar môr, é lékéjont el lestr kémend a oa réd d'e-omp.

11. Hogen goudé tri miz, é piñchomp war eul lestr eûz a Alc-ksandria, péhini en doa goanvet enn énezen, hag a oa banvet Kastor ha Polluks.

12. Ha goude é oemp deûed da Zirakuza, é choumjomp énò tri dervez.

13. Hag ac'hanò enn eur vond a-hed ann aot, ec'h arrujomp é Réjiom : hag eunn dervez goudé ann avel ô c'houeza diouc'h ar c'hreisteiz, é teûjomp é daou zervez da Butéol :

14. Kaoud a réjomb énò breûdeûr hag a bedaz ac'hanomp da choum seiz dervez gant-hô : ha goude zé ez éjomp da Rom.

15. Pa glevaz ar vreûdeûr pénaoz é teûemp, é tiambrougchont ac'hanomp bete marc'had-Appiuz hag ann teir Log. Pa wélaz Paol anezhô, é trugarekéaz Doué, hag é keméraz fisians.

16. Hôgen pa oemp arruet è Rom, é oé aotreed da Baol choum el léac'h ma karjé gand eur soudard a viré anézhan.

17. Tri deiz goudé Paol a c'halvaz d'he gavout ar ré genta eûz a douez ar Iuzev en. Ha pa oend de ûet, é lavaraz d'ézhô : Tûd va breûdeûr, petrâ-bennâg n'am eûz great netrâ a-éneb ar bobl, nag a-énep Lézennou hon tadou, eo bet krôget ennoun é Jéruzalem, hag ounn bét lékeat étré daouarn ar Romaned;

18. Ar ré-man goudé béza gréat goulennou ouz-in, a fellé d'ézhô va leûskel da vont, ô véza n'em boa great nétrâ hag a zellézfé ar marô.

19. Hôgen ô véza ma énébé ar Iuzevien, ounn bét rédiet da ôber galv da Gézar, hep ma fellfé d'in tamallout tûd va brô e nep doaré.

20. Évit sé eo em eûz bô pédet da zont, évid hô kwélout, ha komza ous-hoc'h. Râg evit géd Israel eo ounn bét éréet gand ar chadennmaN.

21. Hag hî a lavaraz d'ézhan : N'hon eûs két bét a lizer eûz a Judéa diwar da benn, ha nikun eûz ar vreûdeûr a zô deûed ac'hanô n'en deûs lavaret d'é-omp droug ac'hanod.

22. Hôgen da bidi a réomp da lavaroud d'é-omp da vénoz : râk nî a oar pénaoz éc'h énébeur dré boll oud ar ackt-zé.

23. Pa hô doé éta merket eunn deiz d'ézhan, é teûjond enn eunn niver brâz d'hé gavoud el léac'h ma choumé ; hag hén a bréségaa d'ézhô rouantélez Doué, hag adaleg ar beûré betég ann nôz é klaské rei da gridi d'ézhô fela Jézuz dré lézen Moizez ha dré ar Broféded.

24. Ha lôd a gréda er péz a lavaré, ha lôd all na gredé két.

25. Hag ô véza na helleent két en em glevoud étré-z hô, éa éant-kuît ; ha Paol na lavaré nemét ar gér-man : Komzet mâd en deûz ar Spéred-Santel d'hon tadou dré c'hénou ar Profed Izaiaz,

26. O lavarout : Kéa étrézég ar bobl-zé, ha lavar d'ézhô : Selaoui a réot gand hô tiskouarn, ha na glevot két ; selloud a réot gand hô taou lagad, ha na wélot két.

27. Râk kalounn ar bobl-mañ a zô pounneréet, hag hô diskouarn a zô deûet pounner-gleô, hag hô daou-lagad hô deûz serret · gand aoun na zeûjé hô daou lagad da wélout, hô diskouarn da glevout, hô c'haloun da boella, na gemjend a vuez, ha na zeûjenn d'hô iac'haat.

28. Gwéaid éta pénaoz ar zilvidigez-zé eûz a Zoué a zô kased d'ar Jentiled, hag hî a zélaouô.

29. Ha goudé m'en doe lavaret kément-zé, ar Iuzevien a dec'haz diout-han gand eunn dael brâz étre-z-hô.

30. Paol a choumaz daou vloaz krenn enn eunn tî en doa gôpret évit-han he-unan : hag énô é tigéméré kémend hini a zoûe d'hé wélout,

31. O prézégi rouantélez Doué, hag ô teski ar péz a zell ouc'h ann Aotrou Jézuz-Krist, gant péb herder, hag hép na viré dén out-han.

# LIZER SANT PAOL ABOSTOL D'AR ROMANED.

## I. PENNAD.

1. PAOL, servicher Jézuz-Krist, galvet Abostol, dilennet évit *prézégi* Aviel Doué,

2. En doa diouganet a-raok gand hé Brofeded er Skrituriou sakr,

3. Diwar-benn hé Vâb, a zô bét great d'ézhan eûz a wenn David hervez ar c'hik;

4. A zô bét kend-dileûret da Vâb da Zoué er galloud, hervez ar Spéred a zantelez, dré ann dazorc'hidigez a douez ar ré-varô eûz a hon Aotrou Jézuz-Krist:

5. Dré héhini eo deûed d'e omp ar c'hrâs hag ann Abostoliez évit lakaad ann holl vrôadou da zenti oud ar feiz enn hé hanô;

6. É-mesk péré émoc'h ivé c'houi, ô véza bét galvet gant Jézuz-Krist.

7. D'é-hoc'h holl, c'houi péré a zô é Rom, a zô karet stard gand Doué, ha galvet da véza sent. Ra zeûi d'é-hoc'h ar c'hrâs hag ar péoc'h digand Doué hon Tâd, ha digant Jézuz-Krist hon Aotrou.

8. Da genta é trugarékaan va Doué dré Jézuz-Krist évid-hoc'h holl, ô véza ma eo brudet hô feiz dré ar béd holl.

9. Râg ann Doué a zervichann em spéred é Aviel hé Vâb, a zô tést d'in pénaoz em eûz koun ac'hanoc'h héb éhan;

10. O c'houlenni bépréd digant-han em pédennou ma tigôrô d'in eunn divez, mar-d-eo hé ioul, eunn hent mâd évit mond étrézég enn hoc'h.

11. Râk c'hoant brâz em eûz d'hô kwélout, évit rei lôd d'é-hoc'h eûz ar c'hrâs spéréduz d'hô krévaat;

12. Da lavaroud eo, évit béza fréalzet kévret gan-é-hoc'h, dré eur feiz a zô hoc'h bini ha va hini.

13. Râk na fell kéd d'in na oufac'h két pénaoz em eûz kenniget liez a wéach dond d'hô kwélout évit kaoud eur frouez-bennâg enn hô touez, ével é-touez ar brôadou all, hôgen miret eo bét ouz-in beté vréma.

14. Dléour ounn d'ar C'hrésianed ha d'ann dûd-c'houéz, d'ar réwiziek ha d'ar ré-ziwiziek.

15. Ével sé, e kément a zell ouzinn, ounn daré da brézégi ann Aviel d'é-hoc'h, c'houi péré a zô é Rom.

16. Râk n'em eûz kéd a véz eûz ann Aviel; râk ners Doué eo évit savétei ar ré holl a gred, da genta ar Iuzevien, ha goudé ar Jentiled.

17. Ha gwirionez Doué a zô diskleriet d'e-omp enn-han eûz ar feiz er feiz, hervez ma eo skrivet: Ann dén-gwirion a vev eûz ar feiz.

18. Râk diskleriet eo ivé ennhan buanégez Doué, *a gouézô* eûz ann Énv war zrougiez ha war zisgwir ann dûd, péré a zalc'h gwirionez Doué enn disgwir:

19. Râg anavézet hô deûz ar péz a helleur da anaout eûz a Zoué, ô véza ma en deûz Doué hé ziskleriet d'ezhô.

20. Râg ann traou disgwéluz eûz a Zoué, hé challoud peûr-baduz, hag hé Zouélez, a zô deûet gwéluz, abaoé ma eo krouéd ar béd, dré ann anaoudegez anézhan a rô d'eomp hé grouadurien: ével sé ann dûd-zé n'int két didamall;

21. O véza ma hô deûz anavézet Doué, ha n'hô deûz kéd hé énoret ével Doué, ha n'hô deûz kéd hé drugarékéet: hôgen fazied hô deûz enn hô ménoziou, hag hô c'haloun diskiant a zô téváléet.

22. Râg ô lavaroud int fûr, int deûet foll;

23. Hag hô deûz dizouget ann énor a zô dléet da eunn Doué divréinuz, war skeûden eunn dén breinuz, pé labouzed, pé loéned pevar-zroadek, pé aéred.

24. Dré-zé eo en deûz Doué hô

laosket é ioulou hô c'haloun, el louzdoni : enn hévélep doaré m'hô deûz hô-unan mezékéet hô c'horf hô-unan ;

25 Hi péré hô deûz lékéad ar gaou é léac'h gwirionez Doué, hag hô deûz azeûlet ha zervichet ar c'hrouadur kentoc'h éged ar C'hrouer, péhini a zô benniget é péb amzer. Amen.

26. Dré-ze eo en deûz Doué hô laosket é ioulou mézuz. Râk hô gragez hô deûz kemmet ar boaz hervez ann natur, enn eur boaz all a-enep ann natur.

27. Hag ar gwazed ivé, ô véza lézet ann ôber gand ar c'hrég a zô hervez ann-natur, a loskaz enn hô ioulou ann eil évid églé, hag ar gwâz a réaz louzdôni gand ar gwâz ; hag ével-sé é tigémerchont enn-hô hô-unan ar gôbr a oa dlêet d'hô fazi.

28. Hag ô véza né két fellet d'ézhô anaout Doué, Doué en deûz hô laosket enn eunn ioul direiz ; enn hévelep doaré ma hô deûz gréat traou amzéré ;

29. Ma int bet leûn a bép drouk, a falloni, a c'hadelez, a bizoni, a zrougiez ; béd int érézuz, lazerien, tabaterien, touellerien, gwallerien, krôzerien,

30. Labennerien, keserien Doué, kunuc'hennerien, hale'h, rok, klaskerien drouk, dizent é-kênver hô aud,

31. Hép furnez, hép reiz, hép karantez, hép feiz, hép trugarez:

32. Ha goudé béza anavezet gwirionez Doué, n'hô deûz két poellet pénaoz ar ré a ra ann traou ze a zellez ar marô ; ha nann hép kén ar ré hô grà, hôgen ive piou bennâg a c'hrata ar ré hô grâ.

## II. PENNAD.

1. DRÉ-ZE n'oud kéd didamall, ô dén, piou bennâg oud, mar barnez. Râk ô barna eunn all, en em damallez da-unan ; pa eo gwir pénaoz é réz ann hévelep traou a damallez.

2. Râg gouzoud a réomp pénaoz Doué a varn hervez ar wirionez ar ré a ra ann traou zé.

3 Té éta, ô dén, péhini a damall ar ré a ra ann traou-zé, hag hô grâ da-unan, ha menna a rez té é helfez tec'houd diouc'h barn Doué?

4. Ha disprizoud a réz té madou hé vadelez, hé zioulded, hag hé bîr-c'hortozidigez ? Ha na ouzoud-dé két pénaoz madelez Doué a zoug ac'hanod d'ar binijen ?

5. Koulskoude dre da galéder, hag ô véza ma pella da galoun dioud ar binijen, é tastumez évid-oud eunn tenzor a vuanégez évid deiz ar vuanegez, hag ann diskleriadur eûz ar varn gwirion a Zoué,

6. Péhini a zistaol da bep-unan hervez hé oberiou ;

7. D'ar ré péré dré ar c'hendalc'h er mâd-ôberiou, a glask ar c'hloar, ann ênor hag ann divreinadurez, é rôi ar vuez peûr-baduz ;

8. D'ar ré a gâr ann dael, ha na c'hrata két ar wirionez, hôgen en em rô d'ann direiz, é rôi hé vuanégez hag hé vrouz.

9. Ar c'hlac'har hag ann anken a waskô kemend hini a ra drouk, ar luzevien da genta, ar Jentiled goudé ;

10. Hôgen ar c'hloar, ann ênor, hag ar peoc'h a zeûi da gemend hini a ra mâd, d'ar luzevien da genta, ha, d'ar Jentiled goude.

11. Râk Doué n'en deûz kemm é-kéd évid den.

12. Ha dré zé piou bennâg en dévézô péc'het héb al lezen, a vézô kollet héb al lezen ; ha piou-bennâg en dévézô péc'het bag hén el lézen, a vézô barnet hervez al lezen.

13. Râk né kéd ar ré a zélaou al lézen a zô gwirion dirâk Doué ; hôgen ar ré a vir al lezen eo a vézô didamallet.

14. Pa zeû éta ar Jentiled, péré n'hô deûz kéd al lezen, da ôber hervez ar reiz ar péz a zô el lézen, ô véza n'hô deûz ked al lezen, hi a zô al lezen évit-hô hô-unan ;

15. Hi a ziskouéa pénaoz ar péz a zô gourc'hémennet gand al lézen a zô skrivet enn hô c'haloun, evel

ma rò testéni hò c'houstians, dré ann dishevelidigez eûz ar venossou a damall, pé a zifenn anezhò,

16. Enn deiz é péhini é barnô Doué dré Jézuz Krist, hervez ann Aviel a brezegann, war gément a zò kuzet enn dûd.

17. Hogen té péhini a zò galvet Iuzéô, en em arzaô war al lezen, hag en em veûl é Doué;

18. Té péhini a anavez hé ioul, hag ô véza desket dré al lezen, a oar anaout pétrâ eo ann talvoudusa;

19. A gréd d'id béza réner ar ré-zall, goulou ar ré a zo enn dévalien;

20. Doktor ar ré ziwiziek, mestr ar vugale vihan, pa ec'h eûz el lezen ar reiz eûz ar wiziegez hag eûz ar wirionez·

21. Té éta péhini a zesk ar ré all, n'en em zeskez ked da unan; té péhini a brézeg na dléeur ket laéra, é laerez:

22. Té péhini a lavar na dléeur kéd óber avoultriez, é réz avoultriez; tè péhini a argarz ann idolou, é saotrez ann traou sakr:

23. Té péhini en em veûl el lézen, é tizénorez Doué ô terri al lézen.

24. Râg hanô Doué, enn abek d'é hoc'h, a zo mézékéet é touez ar Broadou, evel ma eo skrivet.

25. Ann enwad a zô talvouduz évit gwir, mar mirez al lézen; hôgen mar torrez al lezen, petrâ bennâg ma oud enwadet, é teûez ével eunn dén dienwadet.

26. Mar teû éta eunn dén dienwadet da virout gourc'hemennou al lézen, ha na vézô két sellet pétrâbennâg ma eo dienwadet, ével pa vé enwadet?

27. Hag evel sé ann hini a zô dré natur dienwadet, hag a vir al lézen, a varnô ac'hanod, te péhini éc'h eûz hét hzéren al lezen hag a zô bet enwadet, ma ec'h eûz torret al lézen.

28. Râg ar *gwir* Iuzéô né kéd ann hini en em ziskouëz dirâg ar goulou; hag ar *gwir* enwad ne kéd ann hini en em ziskouëz dirâg ar goulou, war ar c'hik

29. Hôgen ar *gwir* Iuzéô eo ann hini a choum enn ame'houlou; hag ar *gwir* enwad eo hini ar galoun, a réeur dré ar spered, ha nann hervez al hzeren: hen-nez a denn hé veûleûdi, naun digand ann dûd, hôgen digand Doue.

## III. PENNAD.

1. PÉTRA eo éta talvoudégez eur Iuzéô, na pétra eo mâd ann enwad?

2. Brâz int é péd doaré; ha da genta ô véza ma eo bét fisiet ennho komsiou Doué.

3. Râk ma ez eûz eur ré anézhô ha n'hô deûz két krédet, hag hô digrédôni a gâs-da-gét feiz Doué? Né ra ket.

4. Doué a zô gwirion, hôgen pép dén a zô gaouiad, hervez ma eo skrivet: Évit ma vézi kavet gwirion enn da c'heriou, ha trec'h pa vézi barnet.

5. Mar teû hon disléalded da ziskouéza gwelloc'h léaldéd Doue, pétrâ a livirimp ni? Ha disléal eo Doue (évit komza hervez ann den), mar taol hé vuanégez war n-omp?

6. N'eo ket: anéz pénaoz Doué a varnfe-hén ar béd?

7. Hôgen dré va disléalded mar teû lealded Doué da greski évid hé c'hloar, pérâg é parneur c'hoaz ac'hanoun ével péc'her?

8. Ha pérâk na raimp-ni kéd ann drouk, évit ma c'hoarvézô mâd diout han? (é c'hiz hinienou, évid hon dua, hon tamall da lavarout;) Barnidigez ann dûd-zé a vézô hervez ar gwir.

9. Petrâ eta a livirimp ni? Ha gwelloc'h omp-ni égét-hô? E nép doaré. Râk diskouézet hon eûs evel gwir, d'ar Iuzevien ha d'ar Jentiled, penaoz é oand holl dindân béc'hed,

10. Ével ma eo skrivet: N'eûz dén gwirion é héd:

11. Neûz dén poellek; n'eûz dén hag a glaskfe Doué.

12. En em zihinchet int holl; didalvez ind deûed holl, n'eûz két

enn bô zouez hag a rajé ar mâd, n'eûs hini é-bed.

13. Eur héz digor eo bô gargaden; hô zéodou hô deûz great touellérézou; eur c'hontam aspik a zô war hô muzellou.

14. Hô génou a zô leûn a zroukpédeu hag a c'houervder.

15. Buan eo hô zreid évit skuła ar gwâd.

16. Mac'hérez ha reûa a zô enn hô henchou.

17. Na anavézont két hent ar péoc'h.

18. N'éma ked doujans Doué dirâg hô daou lagad.

19. Hôgen ni a oar pénaoz holl c'hériou al lézen a vez lavaret d'ar ré a zô dindân al lézen; évit ma vézô serret pep genou, ha ma vézô ar bed holl dindân barn Doué;

20. Rák dén é-bed na vézô didamallet dira-z-hañ dioue'h ôbériou al lézen. Rák dré al lézen eo hon eûz anavézet ar péc'hed.

21. Ha brema heb al lézen gwirionez Doué a zo bét diskleriet d'éomp, ha testeniet dre al lézen ha dre ar Brofeded.

22. Ar wirionez zé eûz a Zoué *en em gav* dré ar feiz é Jézuz Krist é pep-hini, ha war bép-hini euz ar ré a gred enn-hañ; râk n'eûz kemm é-bed.

23. O véza ma hô deûz péc'het holl, ha ma hô deûz ézomm eûz a c'hloar Doué,

24. Pa ind didamallet évit nétrâ dré he c'hrâs, dre ann dasprenadurez hô deûz é Jézuz-Krist,

25. Eo deûz kenniget Doue évit gôbr, dré ar feiz enn he wâd, evid diskouéza hé wirionez, ô tisteûrel ar bec'hédou tréménet, goudé siouldéd Doué;

26. Évid diskouéza hé wirionez enn amzer-man; évit ma vézô gwirion, ha ma didamallô ann hini en deûz feiz é Jézuz-Krist.

27. Pelese'h éma éta ann abek eûz hô fouge? Kased eo kuit. Dre he lézen? Dre lézen ann ôberiou? Nann, hôgen dré lézen ar feiz.

28. Râk menna a réomp pénaoz ann dén a zô didamallet dré ar feiz héb ôbériou al lézen.

29. Doué hag hén n'el hén némed Doué ar Iuzevien. Ha n'ef-hen ked ivé Doué ar Jentiled? Ia, évit gwir, Doué ar Jentiled eo ivé.

30. Râk n'eûz neméd eunn Doué hép-kén, péhini a zidamall, ar ré enwadet eûz abek d'ar feiz, hag ar re zienwadet dré ar feiz.

31. Terri a réomp éta al lézen dré ar feiz? Na réomp ket; hôgen he starda a réomp.

## IV. PENNAD.

1. PÉTRA a livirimp-ni éta en défé kavet Abraham hon tâd hervez ar c'hik?

2. Râk mar d-eo didamallet Abraham dioue'h he ôbériou, é hell en em veûli, hôgen na hell kéd dirâk Doue.

3. Koulskoudé pétrâ a lavar ar Skritur? Abraham a grédazé Doue; hag *he feiz* a oe nivéret d'ézhan ével gwirionez;

4. Hôgen d'ann hini eo deûa gréad eunn dra, na vez két nivéret ar gôbr ével eur c'hras, hôgen ével eunn dlé.

5. Hôgen d'an hini n'en deûz gréat *trâ é-béd*, hag en deûz krédet enn hini a zidamall ar pec'her, é véz nivéret hé faiz ével gwirionez, hervez menoz grâs Doué.

6. Ével sé eo é lavar David pénaoz eo euruz eunn dén da biou Doué a niver ar wirionez héb ann ôberiou.

7. Euruz ar ré da beré eo distaolet ar wallou, hag eûz a béré eo gôlôet ar béc'hedou.

8. Euruz ann dén da béhini n'en deûz kéd Doué niveret a bec'hed.

9. Ann eurusted zé hag hén n'ef-hen nemed d'ar re enwadet, ha n'ef-hén ket rôed ive d'ar ré zienwadet? Râk lavaroud a réomp penaoz feiz Abraham a zo bet nivéret d'ézhan ével gwirionez.

10. Peûr eta eo bét nivéret d'ézhan? Pa eo bét enwadet, pé pa oa c'hoaz dienwadet? Na két goudé

ma eo bét enwadet, hôgen pa oa c'hoaz dienwadet.

11. Hag hén a zigéméraz aroués ann enwad, ével siel ar wirionez en doa bét dré ar feiz, pa édo c'hoaz dienwadet; évit béza ann tâd eûz ar ré holl a gréd, hag hi n'int kéd enwadet, évit ma vézô nivéret hô feiz ével gwirionez:

12. Évit béza ivé ann tâd eûz ar ré enwadet, péré hô deûz, nann hép-kén digéméret ann enwad, hôgen ivé a heûl roudou feiz Abraham hon tâd, pa édo c'hoaz dienwadet.

13. Ével-sé né két dré al lézen eo bét rôed ar gér da Abraham ha d'hé wenn en divijé da zigwéz ar béd holl, hôgen dré wirionez ar feiz.

14. Râk mar d-eo ar ré hô deûz bét al lézen a zô ann héred, ar feiz a zô didalvez, ha gér *Doue* a zô torret.

15. Râg al lézen a zigaz ar vuanégez. Hag el léac'h n'eûz kéd a lézen, n'eûz kéd a derridigez al lézen.

16. Dré-zé eo dré ar feiz *omp héred*, évit ma vézô stard dré ar c'hrâs ar gér a zô bét rôet da Abraham ha d'hé holl wenn nann hép-kén évid ar ré hô deûz digéméret al lézen, hôgen ivé ar ré a heûl feiz Abraham, péhini eo tâd d'é-omb holl,

17. (Herves ma eo skrivet: Da lékéad em eûz da dâd da galz a vrôadou) dirâk Doué, é péhini en deûz krédet ével ann hini a énaou a nevez ar ré varô, hag a c'halv ar péz n'eo két, ével ar péz a zô.

18. Ha-mann, a-énep *peb espérans*, en deûz krédet enn espérans; krédet en deûz é teûjé da dâd da galz a vrôadou, hervez ma oa bét lavared d'ézhan: Ével-sé é vézô da wenn.

19. Hé feiz na gollaz kéd eûz hé ners, ha na vennaz két pénaoz hé gorf a oa peûz-varô, ô véza ma en doa war-drô kant vloaz, ha ma oa peûz-varô ivé kôv Sara.

20. Fisiout a réaz kéh arrar é-béd é gér Doué, hag en em nerza a réaz er feiz, enn eur rei gloar da Zoué,

21. O kridi ztard pénaoz é hell ôber eunn dra, pa en deûz rôed hé c'hér d'hé ôber.

22. Dré-zé eo eo bét nivéret d'ézhan *hé feiz* ével gwirionez.

23. Hôgen né kéd évit-han hép-kén eo skrivet, pénaoz eo bét nivéret d'ézhan ével gwirionez:

24. Hôgen évid-omp-ni ivé da béré é vézô nivéret, mar krédomp enn hini en deûz savet Jézuz-Krist hon Aotrou eûz a douez ar re-varô;

25. Péhini a zô bét lékéat d'ar marô évid hor péc'hédou, hag a zô bét dazorc'het évid hon didamallidigez.

## V. PENNAD.

1. O véza éval-sé didamallet dré ar feiz, hor bézet ar péoc'h gand Doué dré Jézuz-Krist hon Aotrou,

2. Dré héhini hon eûz ivé digémer dré ar feiz er c'hrâz-zé e péhini é choumomp ztard, ha dré héhini en em reûlomp enn espérans eûz a c'hloar mipien Doué.

3. Ha nann hép-kén *enn espéranz-zé*, hôgen ivé en em reûlomp enn ankeniou: ô c'houzout pénaoz ann anken a ra ar zioulded.

4. Ar siouldéd a ra ann arnod, hag ann arnod ann espérans.

5. Hôgen ann espéranz-zé né kés touellaz: dré ma eo skuîet karantez Doué enn hor c'halounou gand ar Spéred-Santel a zô bét rôed d'é-omp.

6. Râk pérâk, pa édomp c'hoaz gwân, eo maró ar C'hrist évid ar béc'herien hervez ann amzer?

7. Hag évit-gwir a véac'h unan-bennâg a felfô d'ézhan mervel évid eunn dén gwirion: martézé koulz-kondé unan-bennâg a grétfé mervel évid eunn dén eeun.

8. Hôgen ar péz a ziskouéz ar muia karantez Doué enn hor c'hénver, eo pénaoz, enn amzer ma édomp c'hoaz péc'herien,

9. Ar C'hrist a zô marô évid-omp; évit se pa'z omp bréma dida-

mallet dré hé wâd, kent-sé é vézimp dieûbet dré-z-han eûz a vuanegez *Doué*.

10. Râk mar d-omp en em unanet gand Doué dré varô hé vâb, ha nî c'hoaz hé énébourien, kent-se é vézimb salvet dré hé vuezhén, brema pa'z omp didamallet.

11. Ha nann hép-kén *omp en em unanet*, hôgen ivé en em veûlomp e Doue dre hon Aotrou Jezuz-Krist, digant péhini eo deûed d'é-omp ann unvaniez-zé.

12. Dre-zé evel mar d eo deñed ar péc'hed er bed dre eunn dén hép-kén, hag ar marô dré ar pe-c'hed, évcl-sé ar marô a zô trémenet enn holl dud *dre ann hini* é péhini hô deûz péc'het holl.

13. Râk bétég al lezen eo bét ar péc'hed er béd: hogen pa né oa két c'hoaz al lézen, né oa két niveret ar péc'hed.

14. Koulskoudé ar marô en deûz rénet adaleg Adam bétô Moizez, é kenver zô-ken ar ré ha n'hô doa két péc'het dre dersidigez lézen Doné, evel ma réaz Adam, péhini eo ar skeûden eûz ann hini da zont.

15. Hôgen né d-eo két ar c'hrâs evel ar péc'hed; râk évit péc'hed unan hép-kén mar d-eo marô kalz a dûd, kent-sé trugarez ha grâs Doué a zô en em skiñet gant founder war veûr a hini dre c'hrâs eunn dén hép-keu péhini eo Jézuz-Krist.

16. Ha né d-eo két ar c'hrâz-zé évcl ar péc'hed; râk tamallet omb bet dre ar vain end eur péc'hed hep-ken; ha didamallet omp dré ar c'hrâs goudé meûr a béc'hed

17. Râk ma en deûz rénet ar marô dre eunn dén hép-kén, eun a bek da béc'hed eunn dén hép-kén, kent-se ar re da berê eo rôet eur founder a c'hrâs, a drugarez hag a wirionez, a rénô er vuez dre eunn dén hép-kén péhini eo Jézuz-Krist.

18. Évcl éta ma eo dre béc'hed unan hép-kén eo kouézet ann dûd holl er varnédigez, évcl-sé ivé eo dré wirionez unan hép-kén eo bét rôed d'ann holl dud didamallidigez ar vuez.

19. Râk évcl meûr a hini a zô deûed da béc'herien dre zizentidigez eunn dén hep-kén; évcl-se ivé meûr a hini a zeûi da zud-gwirion dré zentidigez unan hép-kén.

20. Al lézen a zô deûet évid digas eul lôd brâz a béc'bedou. Hôgen el léac'h ma'z eûz eul lôd brâz a béc'héjou, éz eûz eul lôd brasoc'h a c'hrasou.

21. Évit évcl ma en deûz rénet ar péc'hed *ô rei* ar marô, é rénô ivé ar c'hrâs dré ar wirionez *ô rei* ar vuez peûr-baduz dre Jézuz-Krist hon Aotrou.

## VI. PENNAD.

1. PÉTRA éta a livirimp-ni? Ha choum a raimp ni er péc'hed évit ma founnô ar c'hrâs?

2. Doué ra virô. Râk mar d-omp marô er péc'hed, pénaoz é vévimp-ni c'hoaz enn-han?

3. Ha na ouzoc'h-hu két pénaoz kémend hini ac'hanomp a zô bét badézet é Jézuz-Krist, a zô bét badezet enn hé varô?

4. Liénet omb bet gant-han dré ar vadisiant er marô, évit, évcl ma eo savet Jezuz-Krist eûz a douez ar ré-varô dré c'hloar hé Dâd, ma valéimp ivé nî enn eur vuez nevez.

5. Râk mar bézomp emboudet dioud bévélédigez hé varô, é vézimb ivé emboudet dioud hévélédigez hé zavidigez:

6. O c'houzout pénaoz hon dén kôz a zô bét staget oud ar groaz gant-han, évit ma vézô dispennet korf ar péc'hed, ha na vézimp mui dindân gwazoniez ar péc'hed.

7. Râk néb a zô marô, a zô dieûbet eûz ar péc'hed.

8. Ha mar d-omp marô gand ar C'hrist, é krédomp pénaoz é vévimb ivé gand ar C'hrist;

9. Dré ma ouzomp pénaoz ar C'hrist ô véza saved a douez ar ré-varô na varvô mui, ha pénaoz ar marô n'en dévézô mui a véli warn-ézhan

10. Râg évcl ma eo marô, eo marô eur wéach évid ar péc'hed: hag évcl ma eo béô, eo béô évid Doué.

11. Évél-sé c'houi ivé en em zelit: évél pa vec'h marô d'ar péc'hed, ha ma vec'h beô évid Doué é Jésuz-Krist hon Aotrou.

12. Na rénet kéd éta ar péc'hed enn hô korf marvel, évit ma zentot oud hé wall-ioulou.

13. Ha na sôit kéd hoc'h izili d'ar péc'hed évid armou d'ann drouk: hôgen en em rôid da Zoué ével túd deûed eûz a varô da vêô, ha rôid d'ézhan hoc'h izili évid armou d'ar wirionez.

14. Râg ar péc'hed na drec'hô kéd ac'hanoc'h, ô véza n'oc'h két dindân al lézen, hôgen dindân ar c'hrâs.

15. Pétrâ 'ta? Ha péc'hi a raimpni ô véza n'émomp mui dindân al lézen, hôgen dindân ar c'hrâz? Doué ra virô.

16. Ha na ouzoc'h-hu két pénaoz da biou-beanâg oc'h en em rôed da sklaved évit zenti out-han, é chouimit zklaved d'ann hini out pehini é sentit, pé d'ar péc'hed évit kaout ar marô, pé d'ar zentidigez, évit kaout ar wirionez?

17. Hôgen Doué ra vézô meûlet ô véza pénaoz goudé béza bet zklaved d'ar péc'hed, hoc'h eûz kouls koudé sentet a weled hô kaloan oud ar gelenadurez-zé war zkouér péhini oc'h bet kentelhet.

18. Évél zé, goudé béza bét dieûbet eûz ar péc'hed, oc'h deûet sklaved d'ar wirionez.

19. É doaré ann dûd é komzann ouz-oc'h, enn abek da wander hô kik: évél ma hoc'h eûz lékéat hoc'h izili da zervicha d'al louzdoni ha d'ar gaou évid ôber ann drouk, likit bréma hoc'h izili da zervicha d'ar wirionez évid hô zantélédigez.

20. Râk pa édoc'h zklaved d'ar péc'hed, édoc'h dieûb é-kénver ar wirionez.

21. Pé frouez hoc'h eûs-hu tennet neûze eûz ann traou-zé, eûz a béré é teûid da rusia bréma? Râk hô divez eo ar marô.

22. Hôgen bréma ô véza dieûbet eûz ar péc'hed, hag ô véza deûet sklaved da Zoué, éma hô frouez er zantélédigez, hag hô divez ar vuez peûr-baduz.

23 Râg ar marô a zô gôbr ar péc'hed. Hôgen ar vuez peûr-baduz eo grâs Doué é Jézuz-Krist hon Aotrou.

## VII. PENNAD.

1. HA na ouzoc'h hu kèt, va breûdeûr (râk komza a rann oud ar ré a anavez al lézen), pénaoz al lézen na aotrou aan déa némét e-pâd ann amzer ma vév-hi?

2. Râg eur c'hreg pébini a zô dindân beli eur gwaz, a zô éreet oud hé gwâz dré al lézen é-pâd ma eo héô-hén: hôgen mar d-eo marô hé gwâz, hi a zô diéreet eûz a lezen hé gwâz.

3. Évél-sé, mar d eo béô hé gwâz, ha ma'z a gand eur gwâz all, é vézô galvet avoultrez: hôgen mar d eo marô hé gwâz, hi a zô diéréet eûz a lèzen he gwâz, ha né ked avoultrez ma'z a gand eur gwâz all,

4. Dre-zé, va breûdeûr, c'houi a zô ivé marô d'al lézen dré gorf ar C'hrist, évit béza da eunn all, pébini a zô dazorc'het eûz a douez ar ré-varô, évit ma tougimp frouez da Zoué.

5. Râk pa édomp er c'hik, ar gwall-ioulou, peré a zeûé eûz al lézen, a loské hon izili, hag hô lékéa da zougen frouez ar marô.

6. Hôgen bréma omp dieûbet eûz a lézen ar marô, é péhini édomp dalc'het, enn bévélep doaré ma servichomp *Doué* é nevezted ar zpéred, ha nann é hénanded al lizéren.

7. Pétrâ éta a livirimp? Ha péc'hed eo al lezen? Doué ra virô; hôgen n'am eûz anavézet ar péc'hed néméd dré al lézen; râk n'em bijé két anavézet ann droug-ioul, ma n'en défé két lavaret al lezen: N'az pézô ked a wall-ioulou.

8. Hôgen ar pec'hed dré ann abek eûz ar gourc'hemenn, en deûz lékéad da zével enn-oun a bep seurt gwall-ioul. Râk héb al lézen ar péc'hed a oa marô.

9. Hogen mé a vévé gwéach all

heh al lésen ; hôgen pa eo deûet ar gourc'hémenn, ar péc'hed a zô asbévet ;

10. Ha mé a zô marô : hag en em gaved en pénaoz ar gourc'hémenn pêhini a dlié rei ar vuez, en deûz rôed ar marô.

11. Râg ar péc'hed, dré ann abek d'ar gourc'hémenn, en deûz va zouellet, ha va lazet dré ar gourc'hémenn hé-unan.

12. Évelsé avit-gwir al lésen a zô santel, hag ar gourc'hémenn a zô santel, gwirion ha mâd.

13 Ar pez a zô mâd, hag hén en deûz éta rôed ar marô d'in? N'en deûz két ; hôgen ar péc'hed, évid diskouéza eo ar péc'hed, en deûs rôed ar marô d'in dre eunn dra hag a oa mâd : eunn hévelep doaré ma eo deûet ar pec'hed dre ar gourc'hémenn brasoc'h kirieg a béc'hed.

14. Râg gouzoud a réomp pénaoz al lézen a zô spéréduz : hôgen mé a zô kiguz, ô vém bét gwerzet dindân ar péc'hed.

15. Râk na ouzonn pétrâ a rann. Na rann kéd ar mâd a fell d'in ; hôgen ôber a rann ann droug a gasann.

16. Hôgen mar grann ar pêz na fell kéd d'in, é roann va grâd d'al lézen, hag *ec'h anavézann* pénaoz eo mâd.

17. Évelsé bréma n'eo mui mé a ra ann dra zé, hôgen ar péc'hed péhini a choum enn-oun.

18. Râg gouzoud a rann pénaoz n'eûz nétrâ a vâd enn-oun, da lavaroud eo em c'hik. Râk kavoud a rann ann ioul da ôber ar mâd, hôgen na gavann kéd ar galloud d'hé ôber.

19. Râk né rann kéd ar mâd a fell d'in da ober, hôgen ôber a rann ann drouk na fell kéd d'in da ôber.

20. Mar grann ar pês na fell kéd d'in, n'eo mui mé her grâ, hôgen ar péc'hed eo péhini a choum enn oun.

21. Pa fell éta d'in ôber ar mâd, é kavann eul lezen *hag a eneb out kémeut sé*, ô véza ma choum ann droug enn-oun.

22. Râg en em blijoud a rann é lézen Doué hervez ann dén a-ziabars :

23. Hôgen kavoud a rann em izili eul lézenn all, hag a stourm a-énep lézen va spéred, hag am laka da sklâv da lézen ar pec'hed, péhini a zô em izili.

24. Dén reûzeûdik ma'a ounn ! Piou a zieûbô ac'hanoun eûs ar c'horf a varô-man ?

25. Grâs Doué é véaô dré Jézus-Krist hon Aotrou. Évelsé va-unan é mounn dindân bélé lézen Doué, hervez ar spéred, ha dindân héla lézen ar péc'hed, hervez ar c'hik.

## VIII. PENNAD.

1. N'EUZ kéd éta bréma a varnédigez évid ar ré a zô é Jézuz-Krist, ha péré na gerzont kéd hervez ar c'hik ;

2. Râk lezen ar spéred a vuez péhini a zô é Jezuz-krist é deûs va dieûbet eûz a lézen ar péc'hed hag ar marô.

3. Râg ar pés na hellé kéd da ôber al lezen, ô véaa ma'z oa gwannet gand ar c'hik, Doué *en deus hé c'hréat*, ô kâs hé Vâb hé-unan gand eur c'hik hénvel out kig ar péc'hed, hag enn abek d'ar péc'hed en deûz barnet ar péc'hed er c'hik ;

4. Évit ma vézô sevénet didamalldiges al lézen von-omp, nî péré a vale nann hervez ar c'hik, hôgen hervez ar spéred.

5. Râg ar ré a zô hervaz ar c'hik, a gâv mâd traou ar c'hik ; hag ar ré a zô hervez ar spéred, a gâv mâd traou ar spéred.

6 Râk skiant ar c'hik eo ar marô ; hôgen skiant ar spéred eo ar vuez hag ar péoc'h.

7. Râk skiant ar c'hik a zô énébour da Zoué : na zent kéd out lezen Doué, ha na hell ked hé ôber.

8. Ar ré éta a vév hervez ar c'hik, na hellont két plijoud da Zoué.

9. Hôgen c'houi na vévit két hervez ar c'hik, hôgen hervez ar spé-

red ; mar d-éma koulskoudé Spéred Doué enn-hoc'h. Mar d-eo unan-bennâg hép Spered ar C'hrist gant-han, hen-nez n'eo kéd d'ézhan.

10. Hôgen mar d-éma ar C'hrist enn-hoc'h, pétrâ-bennâg ma eo marô ar c'horf enn abek d'ar péc'hed, ar Spéred a zô béô enn abek d'ar wirionez.

11. Mar d-éma ô choum enn-hoch Spéred ann hini en deûz savet Jézuz eûz a douez ar ré-varô, ann hini en deûz savet Jézuz-Krist eûz a douez ar ré-varô, a rôi ivé ar vuez d'hô korfou marvel dré hé Spéred péhini a choum enn-hoc'h.

12. Evel-sé, va breûdeûr, n'omp két dléourien d'ar c'hik, évit béva hervez ar c'hik.

13. Râk mar hévit hervez ar c'hik, é varvot : hôgen ma likid da verval dré ar Spéred ôberiou ar c'hik, é vévot.

14. Râk kément ré a zô alset gand Spéred Doué, ar ré-zé a zô mipien Doué.

15. Râk n'hoc'h eûz kéd digéméret ar Spéred a sklavérez évit béza c'hoaz é spount ; hôgen digéméret hoc'h eûz ar Spéred a vabérez, dré béhini é kriomp : ( Abba ), va Zâd.

16. Ar Spéred-zé eo a rô testéni d'hor spéred-ni, pénaoz omp mipien da Zoué.

17. Mar d-omp mipien, omb ivé héred, héred Doué, ha ken héred ar C'hrist : ha mar gouzanvomp gant-han, é vézimp ivé meûlet gant-han.

18. Râk menna a rann pénaoz gloasiou ann amzer-man n'int két kévatal oud ar c'hloar da zont, a vezô diskleriet enn-omp.

19. Râk ar grouadurien a c'héd gand eur c'hoant braz diskleriadur mipien Doué.

20. Rag ar c'hrouadur a zô dalc'het er fougé a-eneb hé ioul ; hôgen enn abek d'ann hini en deûz hé zalc'het enn espérans,

21. Er ged da véza dieûbet eûz ann dalc'hidigez d'ar sotr, évit kaoud hé lôd é frankiz gloar mipien Doué.

22. Râg gouzond a réomp pénaoz béta vréma ann holl grouadurien a hirvoud, hag a zô evel pa wilioudfent.

23. Ha nann hép-kén hi ; hôgen c'hoaz ni peré a hiaouomp ar c'henta frouez eûz ar Spéred, éc'h hirvoudomp enn-omp, ô c'héda mabérez mipien Doué, ha dasprénadurez hor c'horf.

24. Râk dré ann espérans eo omp salvet. Hôgen ann espérans a wéleur, n'eo mui eunn espérans. Râk piou a esper ar péz a wel ?

25. Hôgen ma espéromp ar pén na wélomp két, hé c'héda a réomp gant aoulded.

26. Évèl-sé ivé ar Spéred a skoazell hor filidigez : râk na ouzomp két petrâ a dléomp da c'houlenni, évit pidi ével ma eo dléet ; hôgen ar Spéred hé-unan hé c'houlenn évid-omp gant keinvanou dilavaruz.

27. Hag ann hini a bell c'houlia gwéled ar c'halounou, a oar pétrâ a c'hoanta ar Spéred ; râk na c'houlenn nétrâ évid ar zent nemét hervez Doué.

28. Hôgen gouzond a réomp pénaoz pép trâ a drô é mâd évid ar ré a gâr Doué, évid ar ré a zô galvet hervez hé ratoz évit béza sent.

29. Râg ar ré en deûz anavézet dré hé râg-gwiziégez, en deûz ivé hô kend-dileûret da véza henvel out skeûden hé Vâb, évit ma vijé ar c'henta mâb é-touez kals a vreûdeûr.

30. Hag ar ré en deûz kend-dileûret, en deûz hô galvet ; hag ar ré en deûz galvet, en deûz hô didamallet ; hag ar ré en deûz didamallet, en deûz hô meûlet.

31. Goudé-zé pétrâ a livirimp-ni ? Mar d-éma Doué évid-omp, piou a vezô a-énep d'é-omp ?

32. Ma n'en deûz két béta azaouez évid hé Vâb hé-unan, hôgen ma en deûz hé rôed évid-omp holl ; pénaoz, goudé béza hé rôet, na rôi-hén két pép trâ d'é-omp ?

33. Piou a damallò ar ré zilennet gand Doué ? Doué hé-unan eo a zidamall anézhò.

34. Piou hô barnô ? Jézuz-Krist a zo marô, hag ouc'h-penn eo dazorc'het, hag *azezet* enn tu déou da Zoué, é péléac'h é péd évidomp.

35. Piou éta a bellai ac'hanomp eûz a garantez Jézuz Krist ? Hag ar c'hlac'har *a vezô ?* Pé ann anken, pé ann naoun, pé ann noazder, pe ar riskl, pé ann beskinou, pé ar c'hlézé ?

36. ( Evel ma eo skrivet : Kased omp d'ar marô bemdez enn abek d'id ; hor selloud a réeur é-c'hiz denved mâd da véza lazet. )

37. Hôgen trec'hi a reomp ann traou-zé holl dré ann hini en deûz karet ac'hanomp.

38. Râg gouzoud a rann évit-gwîr pénaoz nag ar marô, nag ar vuez, nag ann Élez, nag ar brinsélézzou, nag ar galloudou, nag ann traou a vréma, nag ann traou da zont, nag ann ners,

39. Nag ann uc'helder, nag ann dounder, na krouadur all é-bed na helló pellaad ac'hanomp eûz a garantez Doué, a zô e Jézuz-Krist hon Aotrou.

## IX. PENNAD.

1. AR wirionez a lavarann é Jézuz-Krist ; na lavarann kéd a c'hevier ; va c'houstiann a ro ann desteni-zé d'in dré ar Spéred Santel,

2. Pénaoz em eûz eunn diistidigez vrâz, ha ma'z eo gwasket bepréd va c'haloun gand ar c'hloaz.

3. Râg c'hoantéet em bijé béza anaouéet, *ha rannet* diouc'h Jézuz-Krist évit va breûdeûr, péré a zô kérent d'in hervez ar c'hik,

4. Péré a zô ann Israélited, da béré eo mabérez mipien *Doué*, he c'hloar, he gévrédigez, hé lézen, hé wazoniez, hag he westlou ;

5. A béré é oa ann tadou, hag eûz a béré eo deûet hervez ar c'hik Jézuz-krist, péhini a zô Doué dreist pep-trâ ha benniget enn *holl* amzériou. Amen.

6. Né két koulskoudé é vé torret gèr Doué. Râg ar re holl a zô eûz a Israel n'int két Israélited.

7. Nag ar ré holl a zô eûs a wenn Abraham, n'int ked hé vipien ; hôgen, é Izaak, *émé Doué*, e vézò galvet da wenn.

8. Da lavaroud eo pénaoz ar ré a zô mipien hervez ar c'hik n'int két évit-sé mipien Doué ; hôgen pénaoz ar ré a zô mipien ar gwéstl, a zô krédet béza eûz ar wenn.

9. Râk chétu geriou ar gwéstl : A-benn ann amzer-zé é teûinn, ha Sara é dévézô eur mâb.

10. Ha né kéd enn hi hép-kén é weleur ann dra-zé ; hôgen ivé é Rébekka, péhini é doe enn eur gwihoud hép-ken *daou vab* eûz a Izaak hon tâd.

11. Râg a-raok ma oent ganet, ha ma ho doe gréat mâd pé zrouk, évit ma choumfé ratoz Doué hervez hé zilenn,

12. Nann enn abek d'hô ôberiou, hôgen enn abek da c'hal Doué, é oé lavared d'ézhi :

13. Ann bena a blegô dindân ar iaouanka, ével ma eo skrivet : Karet em eûz Jakob, ha kaséet em eûz Ézau.

14. Pétrâ éta a livirimp-ni ? Ha gaou a zô é Doué ? Doué ra virô.

15. Râk lavaroud a ra da Voizez : Trugarez em bézô oud ann hini a fellô d'in da drugaréza ; truez em bézô oud ann hini a fellô d'in da druéza.

16. Dré zé kément-sé na zeû nag eûz ann hini a c'hoanta, nag eûz ann hini a réd, hôgen eûz ann drugarez a Zoué.

17. Râk lavaroud a ra da Faraon er Skritur : Évit sé eo em eûz da gentraouet, évit ma tiskouézinn enn-od va galloud, ha ma vezô brudet va hanô dré ann douar holl.

18. Dré-zé éta en deûz trugarez oud néb a gâr, hag é kaled néb a gâr.

19. Martézé é liviri d'in : Pérâg éta en em glemm *Doue ?* Râk piou a énéb oud hé ioul ?

20. Hôgen, ô dén, piou oud-dé

évid daéla oud Doué ? Hag eur pôdpri a lavar d'ann hini en deûz hé c'hréat : Perag éc'h eûs té va gréat êvel-se ?

21. Ha na bell kéd ar pôder ôher eûz a eunn hévélep tolzen brî, eul lestr évid ann énor, hag eunn all évid ar véz ?

22. Mar fell da Zoué, évid diskouéza hé vuanegez, hag évit rei da anaoud hé c'halloud, gouzanvi gand eur sioulded brâz al listri a vuanégez aozet évid ar gollidigez,

23. Évid diskouéza pinvidigez hé c'hloar war al listri a drugarez en deûz aozet évid hé c'hloar.

24. Hor galvet en deûz nann hépken eûz a douez ar Iuzevien, hôgen ivé eûz a douez ar Jentiled,

25. Êvel ma lavar hé-unan enn Ozéé : Gervel a rinn va fobl, ar ré no oa ket va fobl ; va c'harantez, ann hini né oa két va c'harantez ; ha dellézok a drugarez, ar ré da béré n'em boa két gréad a drugarez.

26. Hag é c'hoarvézô pénaoz enn hévélep léac'h ma eo bét lavaret d'ézhô *gwéchall* : N'oc'h két va fobl ; énô é vézint galvet mipien ann Doué héô.

27. Hogen diwar-benn Israel, Izaiaz a c'harm : Ha pa vé ann niver eûz a vipien Israel kévatal da hini tréaz ar môr, na vézô néméd eunn dilerc'h bihan a zalvet.

28. Râk Doué a zismantrô hag a verraî *hé bobl* gant gwirionez. Ann Aotrou a raî eur c'hrennadur *brâz* war ann douar.

29. Hag êvel ma lavaraz Izaiaz a raok : Ma n'en défé Aotrou ann arméou miret gwenn d'é-omp, é vijemp deûed henvel out Sodoma ha Gomorra.

30. Pétrâ éta a livirimp-ni ? Pénaoz ar Jentiled péré na glaské két ar wirionez, hô deûz digéméret ar wirionez, hôgen ar wirionez a zeû eûz ar feiz,

31. Ha pénaoz enn-énep ann Israélited péré a glaské lézen ar wirionez, n'hô deûz két tizet lézen ar wirionez,

32. Pétrâk ? O véza n'hô deûz kéd *hé c'hlasket* dré ar feiz, hôgen dré ôberiou *al lézen* : rak stoket hô deûz oud ar méan-fazi,

33. Ével ma eo skrivet : Chetu é lakaann e Sion eur méan fazi, eur garrek a harz : ha néb a gredô enn-han na vézô két mézékeet.

## X. PENNAD.

1. ÉVIT-GWIR, va breûdeûr, ioul va c'haloun, ha va fédennou da Zoué, a zô holl évit silvidigez Israel.

2. Râk rei a rann ann testéni d'ézhô pénaoz hô deûz oaz évid Doué, hôgon *ann oaz-zé* né kéd hervez ar wiziégez.

3. Râg ô véza na anavezont két gwirionez Doué, ha ma klaskont hô gwirionez hô-unan, na blégont kéd da wirionez Doué.

4. Râg ar C'hrist eo ann divez eûz al lézen, évid didamallout néb a gréd enn-han.

5. Hôgen Moizez en deûz skrivet pénaoz ann dén a heûlió ar wirionez a zeû eûz al lézen, a vevô enn-hi.

6. Hôgen diwar-benn' ar wirionez a zeû eûz ar feiz, chetu pétrâ a lavar : Na lavar két enn da galoun : Piou a biñô enn Énv ? Da lavaroud eo, évit lakaad ar C'hrist da ziskenni ac'hanô.

7. Pé piou a ziskennô é gwéled ann douar ? Da lavaroud eo, évit gervel ar C'hrist eûz a douez ar ré-varô.

8. Hôgen pétrâ a lavar ar Skritur ? Ar gér a zo tôst d'Id, enn da c'hénou, hag enn da galoun, da lavaroud eo, gér ar feiz a brézégomp.

9. Ma ansavez a c'hénou pénaoz Jézuz eo ann Aotrou, ha mar krédez a galoun pénaoz Doué en deûz hé zavet a douez ar ré varô, é vézi salvet.

10. Râk réd eo kridi a galoun évit béza didamallet, hag ansavout a c'hénou évit béza salvet.

11. Dre-zé ar Skritur a lavar : Piou-bennâg a gréd enn-han na vézô két mézékéet.

12. Rāk n'eùz kemm é-béd étré ar Iuzevien bag ar Jentiled ; ha n'hô deùz holl némed eunn Aotrou, péhini a rô he vadou d'ar re holl a c'halv anézhan.

13. Rāk piou-bennāg a c'halvô hanô ann Aotrou, a vézô salvet.

14. Pénnaz éta é c'halvint-hi ann hini é péhini na grédont ket ? Pé pénnaoz e krédint-hi enn hini eùz a béhini n'hô deùz két kleved hanô? Pé pénnoz é klevint hanô anézhan, ma na vez két prézéget d'éahô ?

15. Hógen pénnoz é vezô prézéget d'ezhô ma na vézeur ket kaset ? Ével ma eo skrivet Péger kaer eo treid ar ré a brézeg ar péoc'h, ar ré a brézeg ar *gwir* vadou.

16. Hógen na zentont két holl oud ann Aviel. Rāg Izaiaz a lavar Aotrou, piou en deùz krédet d'hor prézégen ?

17. Evel-sé ar feiz a zeû eùz ar c'hleved, hag ar c'hleved eùz a c'hér ar C'hrist.

18. Hógen émé-vé, ha n'hô deûs-hí kéd hé glevet ? Hag évit gwir hô mouez a zô bét klevet dré ann douar holl, bag hô geriou a zo eat beté penn ar bed.

19. Hógen émé-vé, ha n'en deûs-hén kéd Israel he anavézet? Moizez eo en deûz lavared da genta : Ma hô lakai da véza hérezuz eûz a eur bobl ha né kéd hô pobl ; hô lakaad a rinn da vuanékaad oud eur bobl diskiant.

20. Hógen Izaias a lavar gand herdet Kavet ounn bét gand ar ré ha na glaské kéd ac'hanoun hag en em ziskouézet ounn bét d'ar ré ha na c'houlenné kéd ac'hanoun

21. Hag é lavar a-éneb Israel : A-héd ann deiz em eûz astennet va daonarn d'ar bobl diskrédik hag araouz-zé.

## XI. PENNAD.

1. MÉ a lavar éta : Ha Doué en deûs hén distaolet hé bobl ? N'en deûz két. Rāk mé a zô va unan Israélit, eûz a wenn Abraham, hag eûz a vreûriez Benjamin.

2. Doue n'en deûs két distaolet hé bobl, péhini en deûz anavézet dré hé rāg-wiziégez. Ha na ouzoc'h-hu két pétrâ a lavar ar Skritur diwar benn Élias ? É pé zoaré é komz oud Doua a-énep Israel :

3. Aotrou, lazed hô deûz da Brofédeḋ, diskared hô deûz da Aoteriou ; choumed ounn va unan, hag é klaskont va buez.

4. Hógen pétrâ a respount Doué d'ézhan? Mired em eûz évid-oun seiz mil dén, péré n'hô deûs két pleget hô glin dirâk Baal.

5. Ével-sé éta eunn niver bihan a zô bat salvet enn amzer-zé hervez dilenn ar c'hrâs.

6 Hógen mar d-eo dré ar c'hrâs, né kéd éta dré ann ôberiou : anés ar c'hrâs na vijé mui ar c'hrâs.

7. Pétrâ éta a hvirmp? Pénnaoz Israel n'en deûz két kavet ar péz a glaské : hôgen ar ré zilennet hô deûz kavet ; hag ar re all a zô dallet.

8. Ével ma eo skrivet . Doue en deûz rôed d'ézhô eur spéred a vorgousk ha hété vréma hô deûz daoulagad ha na welont ket, hô deûz diskouarn ha na glevont két.

9. Ha David a lavar : Ra zeûi hô zaol ével eur roued, ével eul lindag, ével eul lamm, évit béza da c'hôbr d'ézhô.

10. Ra dévalai hô daou-lagad évit na wélint ket : ha laka hô c'hein da véza kroumm bépréd.

11. Mé a lavar éta : Ha kouézet int hep gellout sével adarré ? Doue ra virô. Hôgen hô lamm a zô bet eunn abeg a zilvidigez évid ar Jentiled, hag évit-hô eunn abeg a gendamouez.

12. Mar d-eo bét hô lamm da binvidigez d'ar béd, hag hô digresk da binvidigez d'ar Jentiled ; pégement na zigaû-hén kéd hô leûnder ?

13 Rāg hel lavaroud a rann d'éhoc'h, c'houi péré a zô Jentiled : Keit ha ma vézinn Abostol ar Jentiled éc'h enorinn va c'harg,

14. Évit kentraoui kendamouez ar ré eûz a eur c'hig gan-én, hag é savétinn , *mar gellann* , lôd anezhô.

15. Râk mar d-eo bét hô c'hall da unvaniez d'ar béd, petrâ é vezô hô adsaô, némed *ann distrô* eûz ar marô d'ar vuez ?

16. Mar d-eo santel ar houle'h, ann dors a zô zantel ivé : ha mar d eo zantel ar c'hrisien, ar skourrou a zô santel ivé.

17. Mar d eo bét torret unan-bennâg eûz ar skourrau, ha mar d oud deûet, té péhini a zo eur wézen olivez c'houéz, da véza emboudet war-n-ezhô, ha da gaoud da lod eûz a c'hrisiou hag eûz a lard ar wezen-olivez,

18. Na vugad két a-énebar skourrou. Mar tettez da vugadi, *gwez* penaoz né két té a zoug ar c'hrisien, hôgen ar c'hrisien eo a zoug ac'hanod.

19. Hôgen té a lavarô : Ar skourrou zé a zô bét torret évit ma vijenn emboudet.

20. Mâd : torret int bét enn abek d'hô digrédoni, ha té a choum stard dré da feiz : hôgen n'eû em uc'hela két, hag az pez aoun.

21. Râk ma n'en deûz kéd Doué espernet ar skourrou natural, marteze na espernô kat ac'hanod kenn-nébeut.

22. Gwél éta madélez ha garventez Doué : hé c'harventez é-kenver ar ré a zô kouezet, hag hé vadélez enn da génver-té, mar choumez stard enn hé vadélez ; anez é vézi ivé skejet.

23. Hôgen hi, ma na choumont két enn hô digrédoni, a vézô emboudet *a-nevez*, rak Doué a hell hô amhouda adarré.

24. Râk mar d oud bét trouc'het eûz a eur wézen olivez c'houéz, péhini a na da géf natural, évit béza emboudet, a énep da natur war eur gwir wézen-olivez, kent-sé ar skourrou natural eûz ar wézen-olivez ha na vezint-hi két emboudet war hô c'hef hô-unan ?

25. Mé a fell d'in, va breûdeûr, é oufac'h ar mister-man (évit na viot ket fûr enn hô taou-lagad hoc'h-unan) pénaoz lôd eûz a Israel a zô kouézet enn dallentez, béte ma vézô deûed charz ann iliz al leûnder eûz ar boblou ;

26. Hag ével-sé Israel holl a vézô salvet, ével ma eo skrivet : Dond a rai eûz a Zion eunn daspreneur, péhini a ziframmô hag a bellai ar fallagriez eûz a Jakob.

27. Hag houn-nez eo ar gevrédigez a rinn gant hô, pa'm bezô lamet hô fec'hédou.

28. Ével zé hervez ann Aviel int énébourien enn abek d'é-hoc'h : hôgen hervez ann dilenn int karet stard enn abek d'hô zadou.

29. Râk rôou ha galvédigez Doué a zô hép keûz.

30. Râg ével gwéchall na grédac'h kéd é Doué, hag eo rôed d'é-hoc'h bréma ann tragarez, enn abek da zigrédoni *ar Iuzevien* ;

31. Ével sé *ar Iuzevien* na grédont két bréma é raje Doué trugarez enn hô kénver hu, évit ma kavint trugarez dre hô trugarez hu

32. Râk Doué en deûz strobet ann holl enn digredoni, évid ôber trugarez é-kénver pép-hini.

33. O dounder madou fornez ha gwiziégez Doué! Pegen diboellaz eo hé varnou, ha pégen didreûzuz eo hé henchou !

34. Râk piou en deûz anavézet ménoz ann Aotrou ? Pé piou a zô bet hé alier ?

35. Pé piou en deûz rôed eunn dra d'ézhan da genta, évit ma vé dléet gôbr d'ezhan ?

36. Râk pép-trâ a zô anézhan, drez-han hag enn-han : Ra vézô d'ezhan ar c'hloar enn holl amzeriou. Amen.

## XII. PENNAD.

1. HO pidi a rann éta stard, va breûdeûr, dré ann drugarez a Zoné, ma rôod d'ézhan hô korfou *evel* eunn hostif béô, santel hag hétuz d'ézhan, évit ma vézô hoc'h azeûlidigez hervez ar reiz.

2. Na blégit két d'ann amzer-men, hôgen gwellait ô tinévézi hô

skiant, évit ma anavézot pénaoz ioul Doué a zô mâd, hag hetuz, ha klôk.

3. Râk lavaroud a rann da bép-hini ac'hanoc'h, dré ar c'hrâs a zô bét rôed d'in, na rai két muioc'h a stâd anézhan hé-unan égét na dle ober, hôgen ma rai stâd anézhan gant poell, hervez ar c'hemm eûz ar feiz en deûz rannet Doué gant pép-hini.

4. Râg ével ma hon eûz enn eur c'horf hép-kén kalz a izili, ha n'hô deûz két ann holl izili-zé ann hévélep ôber :

5. Ével-sé omp meûr a hini ha n'omp némét eur c'horf hép ken é Jézuz-Krist, hag éz omp pép-hini izili ann eil égilé.

6. Dre-zé, ével ma hon eûz holl talvoudegésiou dishénvel hervez ar c'hrâs a zô bet rôed d'é-omp ; néb a zougan, ra ziougand hervez reiz ar feiz ;

7. Néb a zervich *ann iliz*, ra zervichô *gand aket* ; néb a gélenn, ra gélennô *ervâd* ;

8. Néb a ali, ra aliô *gant kunvélez* ; néb a ra ann aluzen, r'hé c'hrai gand eeunder ; néb a rén *hé vreùdeûr*, r'ho rénô gant préder ; néb a ra trugarez, r'hé c'hrai gant lévénez.

9. *Ra vézô* hô karantez hép trôidellérez. Karaid ann drouk, hag en em rôit stard d'ar mâd.

10. En em garit ann eil égilé gand eur garantez a vreûr. En em zaraogit oc'h en em enori ann eil égilé.

11. Na véat ket diek en hô tléad. Bezit birvidik a spéred. Servichit *mâd* ann Aotrou.

12. Bézit laouen enn espéranz. Bézit habask enn enkrezou. Bezit kendalc'hus er béden.

13. Bézit karantézuz évit gwalc'ha ézommou ar zent. Rôid digémer enn hô ti.

14. Bennigit ar ré a heskin ac'hanoc'h ; bennigit-hô, ha na zroukpédit két gant hô.

15. En em laouenait gand ar ré a zô laouen, ha gwélit gand ar ré a wél.

16. Bézid unvanet enn hévé lep ménosiou. Na glaskit kéd ann traou uc'hel, hôgen kavit mâd ann traou izéla. Na vezit két fûr enn hô menoz hoc'h-unan.

17. Na zistaolit da zén droug évid drouk. Grîd ar mâd, nann hép-kén dirâk Doué, hôgen ivé dirâg ann dûd holl.

18. Mar d-eo galluz, ha kément ha m'az eo enn-hoc'h, bévid é péoc'h gant péb unan.

19. N'en em zifennit ket hoc'h-unan, va breûdeûr keiz, hôgen rôit leac'h d'ar vuanégez ; râk skrived eo : D'in eo ar venjans, mé eo ké rôi, emé ann Aotrou.

20. Hôgen ma en deûz naoun da énebour, rô da zibri d'ézhan ; ma en deûz zec'hed rô da éva d'ezhan : râg enn eur ôber ével-sé, é tastumi glaou tân war hé benn.

21. Na vez két trec'het gand ann drouk ; hôgen trec'h ann drouk gand ar mâd.

## XIII. PENNAD.

1. RA blégô pép dén dindân béli réneriea ar vrô : râk n'eûz béli é béd ha na zeûfé a berz Doué ; ha kémend hini a zô, a zô bét lékeat gand Doué.

2. Piou-bennâg éta a ra-penn d'ar véli, a ra-penn da reiz Doué, hag ar ré a ra-penn d'ézhan, a denn ar varnédigez war-n-ezhô hô-unan :

3. Râg ar brinsed n'int kéd da zouja d'ar ré a ra vâd, hôgen d'ar ré a ra drouk. Ha té éta a fell d'id béza héb aoun râg ar véli? Grâ ar mâd, hag é vézi meûlet gand-hi.

4. Râg ar prins a zô minister Doué évid da vâd. Hôgen mar gra drouk, az pez aoun ; râk né kéd héb abek é toug ar c'hlézé. Râk minister Doué eo, évit teûrel hé venjans war ann hini a ra drouk.

5. Réd eo éta d'é-hoc'h pléga, nann hép-kén gand aoun râg ar c'hastiz, hôgen ivé dré ziéad ar goustians.

6. Dré-zé eo é paéit ar gwiriou ; râg *ar brèused* a zô ministred Doué, ha n'hô deûz kén karg.

7. Dataolid éta da hép-hini ar péz a zô dleed d'ézhan ; ar gwiriou da nép ma eo *dleet* ar gwiriou ; ann tellou da nép ma eo *dleet* ann tellou ; ann doujans da nép ma *tleid* ann doujans ; ann énor da nép ma *tleid* ann énor.

8. Na choumit dléour é-kénver dén, neméd eûz ar garantez a dleeur ann eil d'égilé : râg ann hini a gâr ann nesa, en deûz sévénet al lézen.

9. Râg *gourc'hémennou Doué* : Na gouézi ked enn avoultriez : Na lazi két : Na laéri két : Na zougi kéd a fals testéni : Na c'hoantai két *madou da nesa* ; ha ma éz eûz unan-bennâg all hémvel, holl int dalc'het er gér-man : Karoud a ri 'da nesa ével-d-oud da-unan.

10. Ar garantez évid ann nesa na *c'houzanv* két e vé gréad drouk d'ézhan. Ével-sé ar garantez a zô leûnidigez al lézen.

11. Gouzoud a réomp é tôsta ann amzer, hag eo deûed dijâ ann heur da zihuna eûz hor c'housk. Râk brémaeo tôstoc'h hor silvidigez égét pa hon eûz *déraouet* kridi.

12. Ann nôz a ia a-raok, hag ann deiz a dôsta. Dilézomb éta ôberiou ann devalien, ha gwiskomb armou ar goulou.

13. Baléomp gand déréadégez ével ma réeur enn deiz. N'en em rôit kéd d'al lontégez ha d'ar vézventi, d'ar c'hadélez ha d'al lousdoni, d'ar strivou ha d'ann bérez ;

14. Hôgen gwiskit hon Aotrou Jézuz-Krist, ha na gemerit kéd a bréder eûz hô kik, ô walc'ha hé c'hoantou.

## XIV. PENNAD.

1. DIGÉMÉRID ann hini a zô gwân er feiz, hép striva gant-han diwar-benn hé vénosiou.

2. Râg unan a gréd é hell dibri a hép trà ; eunn all péhini a zô gwân er feiz, na zebr némét louzou.

3. Néh a zebr, na zisprijet ket nép na zebr két ; ha nép na zebr két, na varnet két néb a zebr : râk Doué en deûz hé zigéméret.

4. Piou oud dé té, évit barnout gwâz eunn all ? Mar choum enn hé zâ, pé mar kouéz, kément-sé a zell oud hé Aotrou : hôgen choum a rai enn hé zâ, râg galloudek eo Doue évid hé zerc'hel stard.

5. Unan a laka kemm étré ann deisiou ; hag eunn all a varn int kévatal. Ra rai pép-hini ével ma venn.

6. Ann hini a gemm ann deision, a gemm anézhô *é gwél* ann Aotrou. Ann hini a zebr a hép trâ, a zebr *e gwel* ann Aotrou, hag é trugaréka Doué ; ann hini na zebr ket a hép trâ, na zebr két *é gwél* ann Aotrou, hag é trugaréka Doué.

7. Râg hini é-héd ac'hanomp na vév évit-han hé-unan, nag hini é-béd ac'hanomp na varv évit-han hé-unan.

8. Daoust pé é vévomp, évid ann Aotrou eo é vévomp ; daoust pé é varvomp, évid ann Aotrou eo é varvomp. Ével-sé 'ta, daoust pé é vévomp, daoust pé é varvomp, émomp hépréd d'ann Aotrou.

9. Râg évit-sé eo eo marô ar C'hrist hag eo saved a varô da véô ; évit kaout béli war ar ré-varô ha war ar ré-véô.

10. Hôgen té, pérâg é varnez-té da vreûr ? Ha té, pérâg é tisprijez-té da vreûr ? Râg holl éz aimp dirâk kador ar C'hrist.

11. Râk skrived eo : Béô ounn, émé ann Aotrou ; pép glin a blégô dira-z-oun, ha pép téod a anzavô ounn Doué.

12. Dré-zé pép-hini ac'hanomp a zistaolô kount da Zoué évit-han hé-unan.

13. N'en em varnomp kéd éta mui ann eil égilé : hôgen kentoc'h barnit pénaoz na dléit két rei d'hô preûr eunn abeg a lamm pé a wallskouer.

14. Mé a oar, hag é fisiaon enn Aotrou Jézuz, pénaoz n'eûz netrà

azio'hlan anézhan hé-unan, ha pénaoz n'eo dic'hlan némed évid ann hini a venn é vé dic'hlan.

15. Hôgen mar doaniez da vreûr eun abek d'az boéd, na valéez mui hervez ar garantez. Na goll két enn abek d'az boéd ann hini évit péhini eo marô ar C'hrist.

16. Likid évez éta na vé lavaret droug eûz hor mâd ni.

17. Râk rouantélez Doué n'en em gav két enn dibri hag enn éva, hôgen er wirionez, er péoc'h hag é lévénez ar Spéred-Santel.

18. Râk néb a zervich ar C'hrist enn doaré-zé, a blij da Zoné, hag a zô meûlet gand ann dûd.

19. Dre-zé éta enklaskomp ar péa a zell ouc'h ar péoc'h, ha rôomp skouér-vâd ann eil d'egilé.

20. Na zispennit két ôber Doué enn abek d'ar boéd. Râk pép-trâ a zô glân ; hôgen fall eo da eunn dén dibri eûz a eunn-dra, mar teû da rei gwall-skouér oc'h hé zibri.

21. Mâd eo na zebfea ked a gik, ha na évfez ked a win, na na rafez nétrâ a gement a halfé lakaad da vreûr da gouéza, rei gwal-skouér d'ezhan, pé hé lakaad da véza gwân.

22. Ha feiz éc'h eûs-te? Aa pézhi enn-od da-unan dirak Doué Eurus ann hini n'en em varn két héunan er péz a venn beza mâd.

23. Hôgen ann hini a zô enn arvar, mar tebr, a vézô barnet ; ô véza né ra két hervez ar feiz. Râk kément trâ na vez két gréad hervez ar feiz, a zô péc'het.

## XV. PENNAD.

1. BÉZ' é tléomb éta, ni pérû a zô kréoc'h, skoazia gwanderiou ar ré zaners, ha na dléomp két klaskout hon dudi hon-unan.

2. Ra bljô pép-hini ac'hanoc'h d'hé nesa é kémend a zô mâd, ha skouerioz évit-han

3. Râg ar C'hrist n'en deûz két klasket hé audi hé-unan, hôgen ével ma eo skrivet : Ann dismégansou a zô bet gréad d'id a zô kouezet war-n-oun.

4. Hôgen kément a zô skrivet, a zô skrivet évid hor c'hélenna, évit ma hor hezô ann espérans, dré ann habaskded, ha dré frealzidigez ar Skriturioù.

5. Doué ann habaskded hag ar frealzidigez ra rôi d'é-hoc'h ar c'hrâs da véza unvanet ann eil gand egile hervez Jezuz-Krist ;

6. Évit ma hellot gand eunn hévélep kaloun, gand eunn hévelep génou meûli Doué, ha Tâd hon Aotrou Jézuz-Krist.

7. Dré-zé en em zigémérit ann eil égile, ével ma en deûz ar C'hrist hô tigeméret évit gloar Doué.

8. Râk lavaroud a rann d'é-hoc'h pénaoz Jezuz Krist, a zô bet ministr ann enwad évid ar wirionez eûz a Zoué, évit krétaat ar gerna oa bét rôed d'hon tadou.

9. É-kenver ar Jentiled, n'hô deûz da veûli Doué némed dirvarbenn hé drugarez, ével ma eo skrivet. Dré-ze, Aotrou, éc'h anaavinn ac'hanod dirâg ar Jentiled, hag é kaninn da hanô.

10. Hag é lavar adarré · Eo em laouénait, Jentiled, gand hé bobl.

11 Hag adarra Jentiled, meûlid Doue holl Pobled, énorit-hén holl.

12. Hag Izaiaz a lavar ivé · Jessé a vezô ar c'hresien, hag ann hini a savô anézhi a renô war ar Jentiled, hag ar Jentiled a esperô enn-han.

13. Doué ann-espérans r'hô kargô a bep lévénez hag a béoc'h ô kridi évit ma kreskô hoc'h espérans dré ners ar Spéred-Santel.

14. Évid-oun-mé, va breûdeûr, é ouzonn arvâd hag évit-gwir pénaoz oc'h leûn a garantez hag a bep gwiziégez, enn hévélep doaré ma hellit an em gélenna ann eil egile.

15. Koulskoudé, va breûdeûr, em eûz skrivet ann dra-man gand herder d'é hoc'h, évid hép kén hô zigas da gounn d'é hoc'h, hervez ar c'hrâs a zô bét gread d'in gand Doué ;

16. Da véza ministr Jézuz Krist

é touez ar Jentiled, ô santéla Aviel Doue, évit ma vezô digemeret gwestl ar Jentiled, ha ma vezô santelet gand ar Spéred-Santel.

17. Bez' e hellann eta en em veûli e Jezuz-Krist eûz ar pez en deûz gread Doué dré-z-oun.

18. Râk na gredfenn két komza d'é-hoc'h eûz ar péz n'en d'eûz két gréat ar C'hrist dre-z-ouo, évit lakaad ar Jentiled da zenti dre ar gér ha dre ann ôberiou;

19. Dre ners ann arwésiou hag ar vurzudou, dré ners ar Spéred-Santel : enn hévélep doaré ma em eûz douget Aviel ar C'hrist eûz a Jéruzalem, oc'h ôher ann drô bétég ann Illiria.

20. Évél-sé n'em eûz ket prézéget ann Aviel el lec'hiou é péré é oa bét anavézet hano ar C'hrist, évit na zavchenn kéd eunn ti war ziazez eunn all : hôgen évél ma eo skrivet :

21. Ar ré da béré n'eo két bét diouganet, a wélô anézhan; hag ar ré n'hô doa két klévet meneg anezhan, a glevô anézhan.

22. Sé eo en deûz mired ouzin aliez na'z ajenn d'hô kavout, ha mired ouan bet bété vréma.

23. Hôgen bréma, ô véza n'em eûz mui a leac'h da choum er vrôman, ha gand ar c'hoant em eûz meûr a vloaz zô da vond d'ho kwélout;

24. Pa'z inn da Spâñ, éc'h espéranu hô kwélout ô vond e-biou, ha goudé beza choumet eunn nébeûd amzer gan-é-hoc'h, é teûoc'h d'am ambrouga bétég énô.

25. Brema éz ann da Jeruzalem évit kâs eunn aluzen-bennâg d'ar zent.

26. Râg ar ré eûz a Vacedonia hag eûz a Akaia hô deûz kavet-mâd rei lôd eûz hô madou d'ar béorien a zô é-touez ar zent eûz a Jéruzalem.

27. Kément-sé hô deûz kavet-mâd, ha dlénurien ind d'ézhô. Râk ma hô deûz ar Jentiled bét hô lod é traou spéréduz ar *Iuzevien*, é tléond ivé rei lód d'ézhô eûz hô zraou kiguz.

28. Goudé éta em bézô great ar *géfridi-zé*, hag em bézô rannet ann aluzen-zé étré-z-hô, é tremeninn dré hô prô ô vond da Spâñ.

29. Hôgen mé a oar pénaoz pa'z inn d'hô kwélout, é teûinn gant eur vennoz pûl a Aviel ar C'hrist.

30. Hô pidi a rann éta, va breûdeûr, dré hon Aotrou Jezuz-Krist, ha dre garantez ar Spéred Santel, ma skoaziot ac'hanoun dre ar pédennou a réod da Zoué évid-oun;

31. Évit ma vézinn dieûbet eûz ar re disfiz a zô e Judéa, ha ma vézô digéméret mâd gand ar zent eûz a Jéruzalem ar gefridi em euz évit-hô;

32. Évit ma'z inn d'hô kwélout gant levénez, mar d-eo ioul Doué, ha ma en em zizoaññn gan-e-hoc'h.

33. Ha Doué ar péoc'h ra choumô gan-e-hoc'h holl. Amen.

## XVI. PENNAD.

1. MÉ a erhed d'é-hoc'h Foébé hor c'hoar, diagonez é Iliz Kénkréa;

2. Évit ma tigémérot aoézhi *enn hanô* ann Aotrou evel ma tléeur digémeroud ar zent ha ma kennerzot anezhi é kément trâ é hellfé kaoud ézomm ac'hanoc'h; râg hi he-unan é deûz ken-nerzet meûr a hini, ha me va-unan.

3. Saludit Priska hag Akouila péré hô deûz labouret gan-én évit servich Jézuz-Krist.

4. (Ar re-ze hô deûz lékéad é gwall hô fennou évit va buez, ha né két mé hép-ken a zô dlaour d'ézhô, hôgen ivé Ilizou holl ar Jentiled.)

5. *Saludid ivé* ann Iliz a zô enn hô zi. Saludit Épénetuz va miñoun kér, péhini a zô bét ar c'henta frouez eûz a Gristénien ann Azia.

6. Saludit Mari, péhini é deûz labouret kalz évid-hoc'h.

7. Saludit Androuikuz ha Junia, va c'hérent ha va c'hen-sklaved, péré a zô brudet-mâd é-touez ann

Ebestel, ha péré a zô bét en em roed d'ar C'hrist em raok.

8. Saludit Ampliaz a garann kalz enn Aotrou.

9. Saludit Urbanuz péhini en deûz labouret gan-én évit Jézuz-Krist; ha Stakiz va miñoun kér.

10. Saludit Apellez péhini a zô eunn dén a zoaré dirâg ar C'hrist.

11. Saludid ar ré eûz a dî Aristobuluz. Saludid Herodion va c'hâr. Saludid ar ré eûz a dî Narsissuz, péré a zô *hor breûdeûr* enn Aotrou.

12. Saludit Trifena ha Trifoza, péré a labour évit servich ann Aotrou. Saludit Persidez a garomp kalz, péhini é deûz labouret kalz évit servich ann Aotrou.

13. Saludit Rufuz péhini a zô dilennet gand ann Aotrou, hag hé vamm, ha va hini.

14. Saludit Assinkrituz, Flégon, Hermaz, Patrobaz, Hermez, hag hor breûdeûr a zô gant-hô.

15. Saludit Filologuz ha Julia, Néreuz hag hé c'hoar, hag Olimpiad, hag ann holl zent a zô gant-hô.

16. En em saludit ann eil égilé gand eunn af santel. Holl Ilizou ar C'hrist a zalud ac'hanoc'h.

17. Hogen hô pidi a rann, va breûdeûr, da arwalloud oud ar ré péré a laka da zével strivou hag gwallskouériou, diwar benn ar gelennadurez hoc'h eûz desket; ha tec'hid diout-hô

18. Râg ann dûd-zé na zervichont kel hon Aotrou Jézuz Krist, hôgen *servicha a reont* hô c'hôv: ha gant komsiou kaer ha gwen, é touellont kalounou ar ré zizrouk.

19. Râg hô sentidigez a zô anavézet dré hull. En em laouénaad a rann eûz a gément-sé évid hoc'h; hôgen mé a garré é vec'h fûr er mâd, ha didrôidel enn drouk.

20. Doué ar péoc'h ra vrévô Satan abarz nemeûr dindân hô treid. Grâs hon Aotrou Jézuz-Krist *ra vezô* gan é hoc'h.

21. Timotéuz va eil, ha Lusiuz, ha Jazon, ha Sozipater, péré a zô kerend d'in, a zalud ac'hanoc'h.

22. Mé hô salud é hanô ann Aotrou, mé Tersiuz péhini em eûz skrivet al lizer-man.

23. Kaiuz va hostiz, hag ann Iliz holl a zalud ac'hanoc'h Erastuz tenzorier kear, hag ar breûr Kwartuz a zalud ac'hanoc'h.

24. Grâs hon Aotrou Jézuz Krist ra vézô gan-é hoc'h holl. Amen.

25. Gloar ra vézô d'ann hini en deûz ar galloud d'hô krévaat enn Aviel, hag é kélénadurez Jézuz-Krist a brézegann hervez diskleriadur ar mister a zô bét kuzet enn amzeriou treménet,

26. Hag a zô bét dizôlôet bréma dré Skrituriou ar Brofeded hervez gourc'hémenn ann Doué peûrbadur, hag a zô anavézet gand ann holl boblou, évit ma sentint oud ar feiz;

27. Da Zoué péhini hép kén a zô fûr, énor ha gloar dré Jézuz-Krist enn holl amzeriou. Amen.

# KENTA LIZER SANT PAOL ABOSTOL D'AR GORINTIED.

## I. PENNAD.

1. PAOL galvet Abostol Jézuz-Krist dre ioul Doué, ha Sostenez hé vreûr,

2. Da Iliz Doué a zô é Korint, d'ar ré en deûz santélet Jézuz-Krist, hag en deûz galvet da véza sent; ha d'ar ré holl, é pé léac'h bennâg ma'z int, hag a c'hals hanô hon Aotrou Jézuz Krist, péhini a zô hô *Aotrou évet* hon hini.

3. Ra zeû d'é hoc'h ar c'hrâs hag ar péoc'h digand Doué hon Tâd, ha digant Jezuz-Krist hon Aotrou.

4. Trugarékaad a rann va Doué bépréd evid-hoc'h, enn abek da c'hrâz Doué, en deûz roed d'é-hoc'h é Jezuz Krist;

5. Eûz ann holl vadou a heré en deûz hô karget enn-han, eûz a bep gér, hag eûz a hep gwiziégez

6. Ével ma eo kretcet testeni ar C'hrist enn-hoc'h.

7. Enn hévélep doaré na zioueri t grâs é-béd, ô véza war-c'héd eûz a ziskleriadur hon Aotrou Jézuz-Krist,

8. Péhini a gendalc'hô ac'hanoc'h hép gwall beteg ann divez, é deiz donédigez hon Aotrou Jezuz-Krist

9 Doue, dré béhini oc'h bet galvet é kevredigez hé vâb Jézuz-Krist hon Aotrou, a zô gwirion

10. Hôgen hô pidi a rann, va breûdeûr, dré hanô hon Aotrou Jézuz-Krist, da gaoud holl eunn hévelep lavar, ha na vézet két a zizunvaniez étré-z-hoc'h: hôgen bézed unvan kévret enn eunn hévelep akiant, hag enn eunn hévelep menoz.

11. Râk rôed eo bét da anaoud d'in, va breûdeûr, gand ar ré eûz a dî Kloé, pénaoz ez eûz strivou enn hô touez

12. Ar péz a fell d'in da lavarond eo, pénaoz pèp-hini ac'hanoc'h a lavar: Evid-oun iné a zo da Baol, ha mé da Apollo; ha me da Gefaz; ha mé d'ar C'hrist.

13. Ha rannet eo ar C'hrist? Ha Paol eo a zô bet lékéad oud ar groaz évid-hoc'h? Pe badezet oc'h-hu bet é hanô Paol?

14. Me a drugaréka Doué ô véza n'em eûz badézet hini ac'hanoc'h, német Krispuz ha Kaiuz;

15. Évit na lavarô dén pénaoz oc'h bét badézet em hanô.

16. Badézet em eûz c'hoaz ar ré eûz a dí Stefanaz: na ouzonn két em bé hadézet hini all é béd.

17. Râg ar C'hrist n'en deûz kèt va c'haset évit badézi, hôgen evit prezégi ann Aviel: nann e furnez ar ger, évit na vé ket lekéad di dalvez kroaz ar C'hrist.

18. Râg ar gèr eûz ar groaz a zô follentez evid ar ré a ia da goll: hôgen évid ar ré a zô zavétéet, da lavaroud eo évid-omp eo ners Doué

19 Râk skrived eo: Kolla a rinn furnez ar ré-fûr, ha disteûrel a rinn poell ar ré-boellek

20. Peléac'h éma ann dén-fur? Peléac'h éma ar skrib? Peleac'h éma enklasker ar béd-man? Ha n'en deûz kéd Doue lekéad da follentez furnez ar béd-man?

21 Râk Doue ô wélout penaoz ar béd gand he furnez n'en deûz kéd anavézet Doue enn he furnez, a zó felled d'ézhan zavetei dré follentez ar brézégen ar ré a grédfé enn han.

22 Ar Iuzevien a c'houlenn arouésiou, hag ar Jentiled a glask ar furnez:

23. Hôgen ni a brézeg ar C'hrist lékéad oud ar groaz: ar pez a zô eur gwall skouér évid ar Iuzevien,

hag eur follentez évid ar Jentiled;

24. Ar C'hrist pèhini eo nerz Doué ha furnez Doué, d'ar ré a zô galvet Iuzevien ha Jentiled;

25. Râg ar péz a bével béza follentez é Doué, a zô furoc'h égét furnez ann dûd, hag ar péz a hevel béza gwander é Doué, a zô kreoc'h égét nerz ann dûd.

26. Sellit, va breûdeûr, oud hô kalvédigez; nébeûd ac'hanoc'h a zô fûr hervez ar c'hik, nébeûd a zô galloudek, nébeûd a zô nobl.

27. Hôgen Doué en deûz dilennet ar ré a zô foll hervez ar bed, évit mézékaad ar ré-fûr. Doué en deûz dilennet ar re wân hervez ar béd, évit mézékaad ar re gre.

28. Doué en deûz dilennet ar péz a ioa ann distéra hag ann displéta hervez ar béd, hag ar péz né oa nétrâ, évit kâs-da-gét ar péz a ioa;

29. Évit na zeûje nep-den da fougea dira-z-han.

30. Dre énô eo oc'h lékéat é Jézuz-Krist, pehini a zô bét rôet gand Doué d'e-omp évit béza hor furnez, hor gwirionez, hor santélédigez hag hon dasprénadurez;

31. Évit, ével ma eo skrivet: Mar teû eur ré da fougea, ma fougéô enn Aotrou.

## II. PENNAD.

1. ÉVID-OUN-MÉ, va breûdeûr, pa ounn deûet étrézég enn-hoc'h, évid disklerïa d'é-hoc'h Aviel ar C'hrist, n'ounn ked deûet gant komsiou bélavar, gant komsiou ar furnez.

2. Râk n'ounn kéd en em varnet gwiziek enn ho touez é nétrâ, nemed é kenver Jézuz-Krist, ha Jézuz-Krist staget oud ar groaz.

3. Hag é-pâd ounn bet enn hô touez, ounn bét hépréd er gwander, er spount hag er c'hrén.

4. Hag em c'homsiou, hag em prézégennou, n'em eûz két lékeat gerion kendrec'huz furnez ann den, hôgen diskleriadur ar spéred hag ann nerz;

5. Évit n'en em gavô kéd hô feiz é furnez ann dûd, hôgen é nerz Doué.

6 Hôgen ni a brézeg ar furnez d'ar ré-zinam, nann furnez ar béd-man, na furnez prinsed ar béd-man, peré a ia é dismant ·

7. Hôgen prézégi a reomp furnez Doué er muster, pehini a zô kuzet, hag en deûz kend-dileûret Doué a-raog ann amzeriou évid hor gloar;

8. Pehini n'eo bét anavézet gand hini aûz a brinsed ar béd-man: râk ma hô défé hé anavézet, n'hô défe biskoaz staged oud ar groaz Aotrou ar c'hloar.

9. Hôgen ével ma eo skrivet: Al lagad n'en deûz ket gwélet, ar skouarn n'é deûz ket klevet, kaloun ann dén n'é deûz két poellet ar péz en deûz aozed Doué évid ar ré a gâr anézhan.

10. Hôgen Doué en deûz hé ziskleriet d'é-omp dré he Spéred. Râg ar Spered a furch pép-trâ bétég ann traou douna eûz a Zoué.

11. Râk piou eûz ann dûd a oar ar pez a zô enn den, némed spéred ann dén, a zo enn-han? Ével-sé den na anavez ar péz a zô é Doué, némed Spered Doué.

12. Hôgen nî, n'hon eûz ket digéméret spered ar béd, hogen Spered Doué, évit ma wéziomp ar pez a zô rôed d'é-omp gand Doué.

13. Ha nî a brézeg ann draézé, nann gand ar gériou a zesk furnez ann dén, hôgen gand ar ré a zesk ar Spéred, oc'h hévelébékaad gant spéred ann traou spéréduz.

14. Hôgen ann den anéval na hell kéd digémeroud ann traou a zeû eûz a Spéred Doue: râk follentez int évit han, ha na hell ket hô foella: râk enn eunn doaré spéréduz eo é tléeur hô ardamézi.

15. Hôgen ann dén aspéréduz a varn pép trâ: hag hén n'eo barnet gand den.

16. Râk piou a anavez meunoz ann Aotrou, ha piou a hell he gélenna? Hôgen nî hon eûz mennoz ar C'hrist.

## III. PENNAD.

1. ÉVIDOUN-MÉ, va breûdeûr, n'em eûz ket gellet komza ouz hoc'h evel out tûd spereduz, bugen evel out bugaligou er C'hrist.

2. Roed em eûz d'é-hoc'h léaz da éva, ha n'em eûa két rôed a voed, râk na hellec'h kéd *diêri* na na bellit két bréma; râk tûd kiguz oc'h c'hoaz.

3. Râk pa éz eûz étré-z-hoc'h hérez ha strivou, ha n'oc'h-hu két tûd kiguz, ha na gerzit hu ket hervez ann dén?

4. Ha pa lavar unan : Mé a zô da Baol; hag eunn all : Me a zô da Apollo, ha n'oc'h-hu két tûd kiguz? Piou eta eo Paol, ha piou eo Apollo?

5. Servicherien int d'ann hini é péhini hoc'h eûz kredet, ha pep-hini hervez ae péz a zô bét roed d'ezhan gand Doué.

6. Mé em eûz plantet, Apollo en deûz douret; hôgen Doué eo en deûz rôed ae c'hreûk.

7. Evel-se ann hini a blant n'eo nétrâ, ken nébeût hag ann hini a zoura; hôgen Doué péhini a rô ar c'hreûk.

8. Hôgen ann hini a blant, hag ann hini a zoura n'int némed unan; ha pép-hini eu devézô he c'hôbr hé-unan, hervez hé labour.

9. Râk ni a zô ken obérourien Doué; ha c'houi a zô ar park a c'houni Doué, ann tî a zâv Doué.

10. Hervez ar c'hrâs en deûz rôed Doué d'in, évit eur penn-masouner fûr em eûz taoled ann diazez; eunn all a vasoun war e'horré. Hôgen gwélet pép-hini pénaoz é vasounô war-c'horré.

11. Rak dén na hell lakaad diazez all é-bed, néméd ann hini a zô lékéat, péhini eo Jézuz-Krist.

12. Mar masoun eur ré war ann diazez-zé aour, arc'hant, mein skeduz, koat, foenn, kôlô;

13. Labour pép-hini a vézô anat: râk deiz ann Aotrou hel lakai da veza sklear, ô véza ma vézô dizôloet gand ann tân, hag ann tân a ziskouézô pétrâ é vézô labour pép-hini.

14. Mar choum *heb béza devet* al labour en dévézô savet unan-hennâg, hé-man en dévézô gôbr.

15. Mar d eo devet labour eur ré, é c'houzanvô ar c'holl; hôgen hén a vézô salvet, evel ô tréménout dre ann tân.

16. Ha na ouzoc'h-hu két pénaoz oc'h templ Doué, ha Spéred Doué a choum enn hoc'h?

17. Hôgen mar teû eur ré da zaotra templ Doué, Doué her c'hollô. Râk templ Doué a zô santel, ha c'houi eo a zô ann *templ-zé*.

18. N'en em douellet dén hé-unan : mar d-eûz hini enn hô touez hag ha grédfé béza fûr hervez ar béd-man, ra zeûi foll évit ma teûi fûr.

19. Râk fornez ar béd-man a zô follentez dirâk Doué; evel ma eo skrivet : Me a zalc'hô ar ré-fûr enn hô follentez.

20. Ha c'hoaz : Ann Aotrou a anavez menosiou ar ré-fûr, hag a oae pénaoz int gwân.

21. Na fougéet éta dén enn dûd.

22. Râk pep-trâ a zô d'é-hoc'h, pé Paol, pé Apollo, pé Kéfaz, pé ar béd, pé ar vuez, pé ar marô, pé ann traou a vrâma, pé ann traou da zont : pép-trâ a zô d'é-hoc'h;

23. Ha c'houi a zô d'ar C'hrist, hag ar C'hrist a zô da Zoué.

## IV. PENNAD.

1. RA zellô ann dûd ac'hanomp ével ministred ar C'hrist, ha dar-maouerien misteriou Doué.

2. Ar pez a glaskear enn dar-maouerien, eo ma vézint kavet féal.

3. Évid-oun-mé na géméraan kéd a bréder da véza barnet gan-é-hoc'h, na gand dén é-béd; na gée-dann két zô keq eo em varna va-unan.

4. Râk pétrâ-hennâg na réhech va c'houstians nétrâ d'in, n'ounn kéd didamallet évit kément-sé; hôgen ann Aotrou eo eo va barnee.

5. Râk-se na varnit két abarz ann amzer, ken na zeûi ann Aotrou, péhini a sklerai ar péz a zô kuzet

enn dévahen, hag a zizôlôi ménosiou ar c'halounou : ha neûze pép hini en dévézô hé veûleûdi digand Doué.

6. Hôgen kément-sé em eûz diskleriet em hanô, hag é hanô Apollo, enn abek d'é-hoc'h ; évit ma teskot dré-z-omp na dléit ket menna enn tû all d'ar pér a zô akrivet ; ha na zeûi dén, évid eu em ataga oud eur re, d'en em c'bouéza a-énep eunn all.

7. Râk piou a ziahével ac'hanod ? Pétrâ éc'h eûs-té ha na ve két rôed d'id? Hogen mar d-eo bet rôed d'id, pérâg é fougéez té,ével pa ne vé két bet rôed d'id ?

8. A-wale'h hoc'h eûz dijà, pinvidik oc'h dijà ; rena a rit hép-z-omp-ni ; ha plijé gand Doué é renfac'h, évit ma renfemb ivé gan-é-hoc'h.

9. Râk mé a gréd pénaoz Doué a ziskouez ac'hanomp-ni Ébestel evel ar ré-zivéza, évol ar ré a zô barned d'ar marô, oc'h hol lakaad da arvest d'ar béd, d'ann Éled ha d'ann dûd.

10. Ni a zô foll enn abek d'ar C'hrist ; hógen c'houi a zô fûr er C'hrist ; ni a zô gwân, c'houi a zô kre : c'houi a zo prizet, ha ni a zô disprizet.

11. Béte vréma hon eûz naoun ha zec'hed, omb enn noaz ha gôlòed a daolioù ; dihosteg omp ;

12. Laboura a reomp gand hon daouarn : milliged omp, ha nî a vennig ; heskined omp, ha nî a c'houzanv ;

13. Kunuc'het omp, hag é pédomp ; deûed omp ével karz ar béd man, ével ar skubien a zô taoled er méaz gand ann holl.

14. Ne ked évit mézékaad ac'hanoc'h é skrivann ann dra-man, hógen évid hó kelenna ével va mipien karet meûrbéd.

15 Râk ha pa hô pé dek mil mestr er C'hrist, n'hoc'h eûz két koulskoude meûr a dâd. Râk mé eo em eûz hô kanet é Jezuz-Krist dré ann Aviel.

16. Hô pidi a rann éta da gémerout skouér diouz-in, ével ma kemérann skouér diouc'h ar C'hrist.

17. Dre-ze eo em eûz kased d'é-hoc'h Timotéuz, péhini a zô va mâb kér, ha féal enn Aotrou, évit ma tigasô da goun d'é-hoc'h ann doaré é péhini é vévann é Jezuz-Krist, hervez ar péz a gélennann dré-holl enn holl Ilizou.

18. Béz' éz eûz enn hô touez lôd péré a zô c'houézet, ével pa na dlefenn mui mond d'hô kwelout

19 Mond a rinn koulskoude d'hô kwelout abars nemeûr, mar bés ioul ann Aotrou ; hag éc'h anavézinn nann al lavar eûz ar ré a zô c'houézet, hôgen hô galloud

20. Râk rouantelez Doué n'éma ked el lavar, hôgen er galloud.

21. Petrâ a fell d'é-hoc'h ? Ha mond a rinn-me d'hô kavout gand eur wialen, pé gant karantez, ha gand eur apéred a gunvelez ?

## V. PENNAD.

1. KLEVOUD a réeur éz eûz enn hô touez gadelez, hag eunn hévélep gadélez n'eûz két hinkoaz gwelet hénvel e touez ar Baganed, beté ma teû unan ac'hanoc'h da walla greg hé dâd.

2. Ha c'hoaz oc'h c'houezet : hag enn énep n'hoc'h eûz két akuset daérou, évit ma vezô tennet eûz hô touez ann hini en deûz gréad ann ôber-zé.

3. Évid oun-mé ô véza ezvézand a gorf, hôgen bézand a spered, em eûz barnet dijà, ével bezand,

4. Penaoz, c'houi ha va spered ô véza strollet kevret, é hanô hon Aotrou Jézuz-Krist, ann hini en deûz gréad ann dra-zé, a vézô, dre c'halloud hon Aotrou Jézuz,

5. Lékéad ével-sé étré daouarn Satan, évid dispenna hé gik, ha ma vezô salved hé éné é deiz hon Aotrou Jezuz-Krist

6. Ne két mâd hô fougé. Ha na ouzoc'h-hu két pénaoz eunn nébeût goell a laka da c'hôi ann holl doaz?

7. Karzid ar goell kôz, évid ma viot eunn toaz nevez, ével ma'z

oc'h bara dic'hoell. Râg ar C'hrist hor Pask-ni a zô bet lazet.

8. Râk-sé gréomp lid, nann er goell kôz hag é goell ann drougiez hag ar fallagriez, hôgen er bara dic'hoell ann eeunder hag ar wirionez.

9. Skrived em eûz d'é-hoc'h enn eul lizer, N'en em veskit két gand ar c'hadaled.

10. Na fell ked d'in komza eûz a c'hadaled ar béd-man, nag eûz ar ré-biz, nag eûz ar skraperien, nag eûz ar ré a azeûl ann idolou anez é vijé réd d'é-hoc'h mond er-méaz eûz ar bed-man.

11. Hôgen bréma em eûz skrived d'é-hoc'h n'en em veskot két mar bez unan eûz ar ré a hanvit hô breûdeûr hag a vé gadal, pé biz, pé azeûler ann idolou, pé droukkomzer, pe vezvier, pé skraper: na zebrit kêt gand eunn hévélep dén.

12. Râk pérâg é varnfenn mé ar ré a zô er méaz *eûz ann Iliz?* Ha né kéd ar ré a zô éharz a helhid da varnout?

13. Doué a varnô ar ré a zô er-méaz. Hôgen c'houi, distaolit ar fallagr ze eûz hô touez.

## VI. PENNAD.

1. MA eo défé unan ac'hanoc'h eur striv oud eunn all, hag hén a gretté he c'hervel é barn dirâg ar ré-fallagr ha nann dirâg ar re-zent?

2. Ha na ouzoc'h hu két penaoz ar Zent a varnô ar béd-man? Ha mar d'eo dré z hoc'h é vézô barnet ar béd, ha didalvoudeg oc'h hu é-kénver barnout traou distéroc'h?

3. Ha na ouzoc'h-hu két penaoz é varnimp ann Eled *hô unan*, kentaé traou ar bed-man?

4. Ma hoc'h euz eta eunn drabennâg da varnout é-kénver traou ar béd-man, kémerid evid hé varnout ar ré zistera eûz ann Iliz.

5. Enn hô mez hel lavaran d'é-hoc'h. Ha n'eûs-hén ked enn hô touez eunn dén fûr-bennâg, hag a helfé béza barner étré hé vreûdeûr?

6. Hôgen ar breûr a vreûta eneb hé vreûr; ha c'hoaz dirâg ann dûd diskredik.

7. Eur pec'hed eo dijâ enn hô touez, ô véza ma hoc'h eûz breûdou ann eil oue'h eglé. Perâk na zigémerit-hu két kentoc'h ar gaouc'hen? Perâk na c'houzanvit-hu két kentoc'h ann touellérez?

8. Hôgen c'houi eo a ra kaouc'hen ha touellerez, ha c'hoaz é-kenver hô breûdeûr.

9. Ha na ouzoc'h-hu két pénaoz ar ré zagwirion na bisiount ket rouantelez Doué? Na fazit ket: Nag ar c'hadaled, nag ann idolatred, nag ann avoultrerion,

10. Nag ar ré a ra louzdôni gant-hô hô-unan, nag ar ré a ra louzdôni etre gwazed, nag al laeroun, nag ar re-biz, nag ar vezvierien, nag ann drouk-komzerien, nag ar skraperien, na biaouint két rouantelez Doué.

11. Ha lôd ac'hanoc'h a zô bét ével-sé; hôgen gwalc'het oc'h bet, santélet oc'h bet, didamallet oc'h bet, enn hanô hon Aotrou Jézuz-Krist, ha dré Spéred hon Doué.

12. Pép-trâ a zô aotréed d'in, hôgen pép-trâ n'eo két talvoudus. Pép trâ a zô aotréed d'in, hôgen n'en em likiinn dindân beli netrâ.

13. Ar boéd a zô évid ar c'hôv, hag ar c'hôv évid ar boéd, hôgen Doué a gasô-da-gét ann eil hag égilé. Ar c'horf n'eo ked d'ar c'hadélez, hôgen d'ann Aotrou; hag ann Aotrou a zô d'ar c'horf.

14. Râg évcl en deûz Doué dazorc'het ann Aotrou, é tazorc'hô ivé ac'hanomp dré hé nerz.

15. Ha na ouzoc'h-hu két pénaoz hô korfou a zô izili ar C'hrist? Ha diframma a rinn éta he izili d'ar C'hrist, evid hô lakaad da véza izili eur c'hast? Doué ra virô.

16. Ha na ouzoc'h-hu két pénaoz néb en em unan gand eur c'hast, a zeû da véza eunn hévélep korf gant-hi? Râk, éme ar *Skritur*, daou é vézint enn eur c'hik hép-ken.

17. Hôgen néb en em unan gand ann Aotrou, a zô eur spéred hép-kén *gant han.*

18. Tec'hid dioue'h ar c'hadélez. Kément pec'hed all a ra ann dén a zô er méaz eûz ar c'horf : hôgen néb a ra gadélez a bec'h a-éneb hé gorf he-unan.

19. Ha na ouzoc'h-hu két pénaoz hô korf a zô templ ar Spéred-Santel, péhini a zô enn-hoc'h, péhini a zô bét rôed d'é-hoc'h gand Doué, ha pénaoz n'oc'h mui d'é-hoc'h hoc'h-unan ?

20. Râg gand eûr c'houst brâs oc'h bét prénet. Meûlid ééta ha dougid Doué enn hô korf.

## VII. PENNAD.

1. HÔGEN diwar-benn ar pêz hoc'h eûz skrived d'in : Mâd eo d'ann dén na stokfe kéd oud ar c'hrég.

2. Koulskoudé gand aoun râg ar c'hadélez, ra vévô péb ozac'h gand hé c'hrég, ha pép grég gand hé ozac'h.

3. Ra rôi ann ozac'h ar pêz a dlé d'hé c'hrég, hag ivé ar c'hrég ar pêz a dlé d'hé ozac'h.

4. Korf ar c'hrég n'éma kéd enn hé galloudégez he-unan, hôgen é hini hé ozac'h. Enn hévélep doaré korf ann ozac'h n'éma kéd enn hé c'halloudégez hé-unan, hôgen é hini hé c'hrég.

5. N'en em douellit kéd ann eil égilé, néméd gant grâd vâd ann eil égilé évid eunn amzer, évid en em rei d'ar hedennou ; ha goudé distrôid adarré d'ann hévélep trâ, gand aoun na zeûfé Satan d'hô tempti enn abek d'hô kadélez.

6. Hôgen kémeňt-sé a lavarann d'é-hoc'h ével eunn aotré, ha nann ével eur gourc'hémenn.

7. Râk mé a garré é vec'h holl ével d'oun va-unan ; hôgen pép-hini en deûz hé rô hé-unan digand Doué, unan évél-henn, égilé ével-sé.

8. Lavaroud a rann koulskoudé d'ar ré n'int kéd dimézet, ha d'ann intanvien, pénaoz eo mâd d'ézhô choum évél-sé, é c'hiz ma rann va-unan.

9. Ma na hellont két en em virout, priétaent : râg gwell eo priétaat, égét leski.

10. Hôgen d'ar ré a zô dimézet é c'hourc'hémennann, nann ac'hanoun va-unan, hôgen a berz ann Aotrou, na guitai kéd ar c'hrég hé ozac'h.

11. Mar kuita anézhan, choumet dizémez, pé en em unvanet a-nevez gand hé ozac'h. Hag ann ozac'h na zilézet kéd hé c'hrég.

12. D'ar ré all, né kéd ann Aotrou, hôgen mé eo a lavar, pénaoz ma en deûz eur breûr eur c'hrég difeiz, ha mar grata houman choum gant-han, na zilézet kéd anézhi.

13. Ha ma é deûz eur c'hrég féal eunn ozac'h difeiz, ha mar grata hé-man choum gant-hi, na zilézet kéd anézhan.

14. Râg ann ozac'h difeiz a zô santélet gand ar c'hrég féal ; hag ar c'hrég difeiz a zô santélet gand ann ozac'h féal : anéz hô pugalé a vijé dic'hlan, é léac'h ma int sent bréma.

15. Mar fell da eunn dén difeiz mont-kuit, ra'z ai kuit : râg eur breûr pé eur c'hoar né két kabestret enn darvoud-zé ; hôgen Doué en deûz hor galvet évit béva é péoc'h.

16. Râg gouzoud a réz-té, grég, ma na zavétei kéd da ozac'h ? Ha gouzoud a réz-té, ozac'h, ma na zavétei kéd da c'hrég ?

17. Hôgen ra vévô pép-hini hervez ma eo bét mennet gand ann Aotrou, hervez ma eo bét galvet gand Doué da ober, hag évél ma em eûz kelennet enn holl Ilizou.

18. Ha galved eo *d'ar feiz* eunn dén trô-drouc'het ? N'en em zistrouézet két évél eunn dén ha na ve két bét trô-drouc'het. Ha galved en hég bém trô-drouc'het ? Na lakaet ked hé drô-drouc'ha.

19. Ann trô-drouc'h n'eo nétrâ ; hag ann didrô-drouc'h n'eo nétrâ : hôgen miridigez gourc'hémennou Doué.

20. Ra joumô pép-hini er stâd ma

édo pa eo bét galvet gand Doué.

21. Ha sklàv oud bét galvet? N'en em nec'h kéd eùz a gement-sé : hógen ha pa helfez dond da véza dieûb, ra dalvézô muioc'h d'id.

22. Rág ann hini a zô galvet enn Aotrou, hag hén sklàv, a zeû da frank d'ann Aotrou : hag enn hévélep doaré ann hini a zô galvet, hag hén dieûb, a zeû da sklàv d'ar C'hrist.

23. Enn eur c'houst brâz oc'h prénet, na zeûit kéd da sklaved d'ann dûd.

24. Ra joumô éta, va breûdeûr, pép hini dirâk Doué, er stâd é péhini eo bét galvet.

25. É-kénver ar ré-werc'h n'em eùz két bet a c'hourc'hémenn digand ann Aotrou : hógen chétu ann ali a rôann, ével eunn dén feal d'ann Aotrou, dré ann trugarez en deûz gréad d'in.

26. Mé a gréd éta pénaoz eo mâd ann dra-zé enn abek d'ann ézommou a vréma, ô véza ma eo mâd d'ann dén béza ével-sé.

27. Hag éréed oud ouc'h eur c'hrég? Na glask kéd en em ziéréa. Ha n'oud de kéd éréed ouc'h eur c'hrég? Na glask kéd a c'hrég.

28. Hógen mar kémérez eur c'hrég, na béc'hez két. ha mar timez eur plac'h, na bec'h kéd ivé; hógen gouzanvi a raint gloasiou enn hô c'hik. Ha mé a garré hô fellaad diouz-hoc'h.

29. Ann dra-man éta a lavarann d'é-hoc'h, va breûdeûr. Berr eo ann amzer; hag ével-sé, ar ré zô-kén hô deûz gragez, ra vézint ével pa n'hô défé két.

30. Ar ré a wél, ével pa na wélfent két; ar ré a laouena, ével pa na laouénafent két; ar ré a brén, ével pa na biaoufent két:

31. Hag ar ré en em zervich eûz ar béd-man, ével pa n'en em zervichfent kéd anézhan; râk doaré ar béd-man a drémen.

32. Évid-oun-mé a garré e vec'h dizoan. Ann hini a zô hep grég, a zô prédériuz eûz ann traou a zell ouc'h ann Aotrou, hag eûz ar pez a dle da ôber évit plijoud da Zoué.

33. Hógen ann hini a zô gand eur c'hrég, a zô prédériuz eûz ann traou a zell ouc'h ar béd, hag eûz ar pez a dlé da ôber évit plijoud d'hé c'hrég; hag ével-sé eo rannet.

34. Eunhévélep doaré eur c'hrég dizemez hag eur werc'hez a venn enn traou a zell ouc'h ann Aotrou, évit ma vézô santel a gorf hag a spéred. Hógen ann hini a zô dimezet, a venn enn traou a zell ouc'h ar béd, hag ouc'h ar péz a dlé da ober évit plijoud d'hé ozac'h.

35. Hógen ann dra-man a lavarann d'é-hoc'h enn hô kounid; nann évid aoza lindagou d'é-hoc'h, hógen évid hô tougen d'ar péz a zô deread, hag a rô d'é-hoc'h ar galloud da bidi ann Aotrou héb harz a béd.

36. Mar kréd unan-bennâg é vé eunn dismégans évit-han, é trémenfe hé verc'h hâr ann oad dizemez, hag é vé red hé dimézi; graet ével ma karô; na béc'hô ket, mar timéz-hi.

37. Hógen ann hini n'en deûz ezomm é-béd, hag a hell ôber ar péz a gâr, hag a gémer eur menoz stard enn hé galoun, hag a varn enn-han hé unan é tle miroud hé verc'h dizémez, a ra eruâd.

38. Ével-se ann hini a zimez hé verc'h a ra ervâd. hag ann hini na ziméz kéd anezhi, a ra c'hoaz gwell

39. Ar c'hrég a zô éréed oud al lézenn, é keid amzer ma eo béô hé ozac'h : hógen mar teû he ozac'h da vervel, eo diéreet; dimizi a ra gant néb a gâr; koulskoude hervez ann Aotrou.

40. Hógen eurusoc'h é vézô mar choum ével ma lavarann d'ézhi : râk mé a gréd pénaoz em eûz ivé Spéred Doue.

## VIII. PENNAD.

1. É-KÉNVER ar gigou a zô bet lazet dirâg ann idolou, gouzoud a réomp pénaoz hon eûz holl gwiziegez a-walc'h. Ar wiziegez a

c'houéz, hôgen ar garantez a vasoun.

2. Mar menn eur ré é oar eunn dra, na anavez két c'hoaz zô-kén penaoz eo red é oufe.

3. Hôgen mar kâr eur ré Doué, hen-nez a zô anavézet gant-han.

4. É kénver éta ar boédou a lazeur dirâg ann idolou, ez'h ouzomp pénaoz eunn idol n'eo nétrâ er béd, ha pénaoz n'eûz Doue all é-béd, néméd eunn Doué hép-kén.

5. Râk pétrâ-bennâg ma éz eûz hag a zô hanvet douéou, pé enn énv, pé war ann douar (hag éz eûz évelsé meûr a zoué ha meûr a aotrou),

6. Koulskoudé n'eûz évid omp néméd eunn Doué hép-ken, ann Tâd, a béhini é teû pép-trâ, ha péhini en deûz hor gréad évit-han, hag eunn Aotrou hép-kén, Jezuz-Krist, dré behini eo bét gréat péptrâ, ha ni ivé dré-z-han.

7. Hôgen ann holl n'hô deûz kéd ar wiziégez. Râk béz' éz eûz anézhô hag a zebr kigou kinniged d'ann idolou, ô kridi bétê vréma pénaoz ann idol a zô eunn dra, hag hô c'houstians, ô véza gwân, a zô saotret.

8. Né kéd ar boéd hol laka da véza hétuz da Zoué: râk mar tebromp, n'hor bézô két muioc'h; ha ma na zebromp két, n'hor bézô két nebeûtoc'h.

9. Hôgen likid évez na vé hô frankiz eunn abek a lamm évid ar ré wân.

10. Râk mar gwél unan eûz ar ré man unan bennâg eûz ar ré wiziek, azézed ouc'h taol é templ ann idolou, ha na vézô kéd douget, hén péhini en deûz eur goustians wân, da zibri ivé eûz ar c'hik kinniged d'ann idolou?

11. Ha na vézô ket kollet dré da wiziégez eur breûr gwân, évit péhini eo maró ar C'hrist?

12. Évelsé ô pec'hi a-énep hô preûdeûr, hag ô c'hlaza hô c'houstians wân, é péc'hid a-éneb ar C'hrist.

13. Mar teû eta va boéd da rei gwall skouér d'am breûr, na zebrinn mui bikenn a gik, gand aoun na rôjenn gwall skouér d'am breûr.

## IX. PENNAD.

1. HA n'ounn-mé két frank? Ha n'ounn-mé kéd Abostol? Ha n'em eûz két gwélet Jézuz-Krist hon Aotrou? Ha n'oc'h-hu két c'houi va ôber enn Aotrou?

2. Ha ma n'ounn kéd Abostol é-kénver ar ré all, éz ounn diana enn hô kénver; râk c'houi a zô ael va Abostoliez enn Aotrou.

3. Chétu va difenn oud ar ré a damall ac'hanoun.

4. Ha n'hon eûz-ni kéd ar gwir da zibri ha da éva?

5. Ha n'hon eûz-ni kéd ar gwir da gâs gan-é-omp dré-holl eur vaouez hag a ve hor c'hoar, é *Jezuz-Krist*, evel ma râ ann Ebestel all, breudeûr ann Aotrou, ha Kefaz?

6. Ha n'eûz néméd ouo, ha Barnabaz, a gement n'hor bé kéd ar gwir da ôber évelsé?

7. Piou a ra népred ar brézel diwar hé goust? Piou a blant eur winien, ha na zebr kéd eûz hé frouez? Piou a gâs ar saoud da beûri, ha na év kéd eûz hô léaz?

8. Hag bervez ann den eo é lavarann kément man? Ha n'hel lavar ked ivé al lezen?

9. Râk skrived eo é lézen Moizez: Na eréot kéd hé c'henou d'ann éjeun a zô ô tourna. Ha prédéria a ra Doué ann éjenned?

10. Ha né ket kentoc'h évid-omp en deûz lavared ann dra zé? Râg évid-omp-ni eo bet skrivet pénaoz néb a âr a dlé arat gand eunn espérans-bennâg, ha neb a zourn a dlé dourna gand espérans da gaoud hé lod.

11. Mar hon eûz hadet madou spéréduz enn hoc'h, hag eunn dra vrâz eo e vedfemp euz hô madou kiguz?

12. Mar teû ré all da zével ar gwir-zé war-n hoc'h, pérâk na rajemp-ni két kentoc'h? Hôgen n'omp kéd en em zervichet eûz ar gwir-zé, hag hon eûz gouzanvet pép-

trâ, évit na eûjemp gwall-skouér e-béd da Aviel ar C'hrist.

13. Ha na ouzoc'h bu két pénaoz ar re a labour enn templ, a zebr eûz ar pez a zô kinniget enn templ; hag ar re a zervich ann aoteriou hô deûz hô lôd enn aoteriou ?

14.Ével sé ann Aotrou en deûz gourc'hemenned d'ar ré a brézeg ann Aviel, beva diouc'h ann Aviel.

15. Hôgen mé n'ounn ked en em zerviched eûz ar gwiriou zé. Ha na skrivann kéd ann dra-man d'é hoc'h évit ma vézint rôed d'in : râg gwell é vé gan-én mervel, egét ma kollfenn va gloar enn abek da unanbennâg.

16. Râk mar prézégann ann Aviel, né kéd d'in ar c'hloar, râk da gement-sé ounn dalc'het. Ha gwâ mé, ma na brézégann kéd ann Aviel.

17. Ma her grann a-galoun-vâd, em bézô gôbr : hôgen ma her grann gand herez, né rann némed darnaoui ar pez a zô bet fisiet enn-oun.

18. Pénaoz é kavinn éta va gôbr ? O prezégi ann Aviel, enn hevélep doaré ma hé brézéginn hep mizou, hag hép gwall-ober eûz ar galloud em eûz ô prézegi ann Aviel.

19. Râk ô véza dieûb é-kénver ann holl, ounn en em lékéad da sklâv d'ann holl, évit gounid kalz *a dûd*

20. Ével eur Iuzéô ounn en em lékéat é-touez ar Iuzevien, évit gounid ar Iuzevien.

21. É-touez ar ré a zô dindân al lézen, ounn en em lékead evel pa vijenn dindân al lézen (pétrâbennâg na oann két dindân al lezen), évit gounid ar re a ioa dindân al lézen. É touez ar ré a ioa hép lézen, ounn en em lékead evel pa vijenn hép lézen (pétrâ bennâg m'am boa eul lézen dirâk Doue, ô véza m'am boa lezen ar C'hrist), évit gounid ar ré a ioa hép lezen.

22. Gwân ounn en em lékéat gand ar ré wân, évit gounid ar ré wân. Holl ounn en em lekéad d'ann holl, évit savetei ann holl.

23. Hôgen kément-sé a rann évid ann Aviel, évit m'am bézô va lôd er pez a *ziougann*.

24. Ha na ouzoc'h-hu két pénaoz pa redeur enn eunn dachen, ann holl a réd, hôgen unan hép-ken a c'hounid ar gôbr ? Redid éta évid hé c'hounid.

25. Hôgen ar ré holl a striv enn dachen, a ziouer pep-trâ : ha kément-sé évit kaoud eur gurunen vreinuz ; ha nî a c'hed unan divreinuz.

26. Évid-oun-mé a red, nann ével diouc'h ann darvoud : striva a rann, nann ével ma skôfenn enn éar.

27. Hôgen kastiza a rann va c'horf, hag bel lakaann da véza sklâv, gand aoun goude béza prézéget d'ar ré all, na zeûfenn da véza kollet va-unan.

## X. PENNAD.

1. HOGEN na vennann két, va breûdeûr, é vec'h hep gouzout pénaoz hon tadou a zô bet holl dindân ar goabren, ha pennaz ho deûz holl treûzet ar môr rûz ;

2. Pénaoz int bét holl badézet *dindân rén* Moizez, er goabren hag er môr ;

3. Penaoz hô deûz holl debret eûz a eunn hevélep kik spereduz ;

4. Ha pénaoz hô deûz holl évet eûz a eunn hevélep dour speréduz (râg eva a réand dour eûz ar méan speréduz a'z éa war hô lerc'h ; hag ar méan-zé a oa ar C'hrist) :

5. Hôgen nébeûd eûz al lôd brâz anézhô a zô bét hétus da Zoué ; râk *hogoz holl* é oent diskaret enn distrô.

6. Hôgen kément-sé a zô bét eur akeûden ac'hanomp, évit n'en em rôimp kéd d'ar gwall-ioulou, ével ma int en em rôet.

7. Évit na zeûimp kéd da idolatred ével lôd anézho, diwar benn péré eo skrivet : Ar bobl a zô azezet évid dibri hag eva, hag é savchont évit c'hoari.

8. Évit na raimp kéd a c'hadélez, ével ma reaz lôd anezhô, eûz a

béré é konézaz marô enn eunn dervez tri mil war-n-ugent.

9. Évit na demptomp kéd ar C'hrist,ével ma temptaz lod anezhô, péré a oé lazet gand ann aered.

10. Évit na zoroc'hot ket, ével ma soroc'haz lód anezhô, péré a oé lazet gand ann *éal* gwaster.

11. Hôgen kement-se holl a c'hoarvézaz gant-hô dré skeúdeu, ha skrivet int bét évid hor c'hélenna, ni péré a zô deûet é divez ann amzeriou.

12. Rák-se néb a venn béza enn hé zá, laked évez na gwéz̃hé.

13. N'hoc'h eûz bét c'hoaz nemet temptasionou ével ni'hô deûz ann dúd hôgen Doué a zô feal, ha na c'houzanvô ket é vec'h temptet enn tû all d'hô ners, hôgen lakaad a raï da zond eûz ann temptasion eur gounid évid-hoc'h, hag evid hô ken derc'hel.

14. Rák-sé, va *breûdeûr* kér meûrbéd, tec'hid diouc'h azeûlidigez ann idolou.

15. Komza a rann ouz hoc'h ével ouc'h tûd fûr: barnit hoc'h-unan ar péz a lavarann.

16. Ar c'halir a vennoz hon eûz bennigel, ha né két ken-unvaniez gwâd ar C'hrist? Hag ar bara a dorromp, ha né két ken-unvaniez korf ann Aotrou?

17. Rág évid-omp da véza kalz, n'omp néméd eur bara hag eur c'horf, ô véza ma hon eûz holl hol lôd enn hévélep bara.

18. Gwélit Israel bervez ar c'hik: ar ré a zebr eûz a voed ar sakriviz, ha n'hô deûs-hi ked hô lôd enn aoter?

19. Petrà éta? Ha lavaroud a rann me é vé eunn dra ar péz a zô lazet d'ann idolou, pé é vé eunn dra ann idol?

20. Hôgen lavaroud a rann pénaoz ar péz a láz ar Jentiled, a zô lazet gant-hô d'ann diaoulou, ha nann da Zoue. Hôgen na fell kéd d'in é teûfac'h da gen-vreûdeur d'ann diaoulou: na hellit ket éva kalir ann Aotrou, ha kalir ann diaoulou.

21. Na hellit két kaoud hô lôd é taol ann Aotrou, hag é taol ann diaoulou.

22. Ha nî a fell d'é omp iei gwarizi d'ann Aotrou? Ha nî a zô krévoc'h eget-han? Pep trà a zô aotreed d'in, hôgen pep trà n'eu ket talvoudus.

23. Pep trà a zô aotréed d'in, hôgen pep trà na rô kéd a skouervád.

24. Na glasked dén ar péz a zô d'ézhan he-unan, hôgen ar péz a zô da eunn all.

25. Debrit eûz a gément trà a werzeur er gigérez, heb ôber goulenu e-béd enn abek d'ar goustians.

26. Ann douar a zô d'ann Aotrou, ha kémend a zô enn han.

27. Mar teû eunn dén-difeiz bennâg d'hô pidi, ha mar fell d'é hoc'h mont, dibrit eûz a gément trà a vézô lékead dira-z-hoc'h, heb ôber goulenn é-béd enn abek d'ar goustians.

28. Ma lavar eur ré d'é hoc'h: Ann dra-man a zô bét lazet évid ann idolou, na zebrit kèt, enn abek d'ann hini en deûz hé ziskulet d'é-hoc'h, hag enn abek d'ar goustians:

29. Na lavarann két d'hô koustians, hôgen da goustians eunn all. Rak perák va frankiz a vije-hi barnet gant koustians eunn all?

30. Mar kemerann va lôd enn eur drugarékaat, pérâk e lévéreur droug ac'hanoun évid eunn dra évit pehini em eûz trugarékeet?

31. Pé é tebrot éta, pé éc'h évot, pé é réot eunn dra-bennâg all, grit pep trà é gloar Doué.

32. Na rôit gwall-skouér, na d'ar Iuzevien, na d'ar Jentiled, na da Iliz Doué.

33. Evel ma fell d'in va-unan plijoud d'ann holl é pép-trà, hép klaskoud ar péz a zeré d'in, hôgen ar péz a zeré da galz, évit ma vezint salvet.

## XI. PENNAD.

1. BEZIT heúlierien d'in, ével ma'z ounn heûlier d'ar C'hrist.

2. Hô meûli a ran, va breûdeûr, ô véza ma hoc'h eûz koun ac'hanoun é pép-trà, ha ma virit va c'hélénaduresiou ével ma em eûz hô róed d'é-hoc'h.

3. Hôgen mé a fell d'în é ouzfac'h pénaoz ar C'hrist eo ar penn eûz ar gwâz, ar gwâz ar penn eûz ar vaouez, ha Doué ar penn eûz ar C'hrist.

4. Pép gwâz a béd pé a ziougan, hé benn gôlôet, a vézeka hé benn.

5. Hôgen pép maouez a béd pé a ziougan, hé fenn dizôlô, a vézeka hé fenn : râg ével pa vijé lekead da véza moal eo.

6. Râk ma na c'hôlô kéd eur vaouez he fenn, ra vézô touzet. Râk mar d eo mézuz da eur vaouez béza touzet, pé béza moal, ra wêlô hé fenn.

7. Hôgen ar gwâz na dlé két gôlei he benn; râk skeûden ha gloar Doué eo : hag ar vaouez a eo gloar ar gwâz.

8. Râg ar gwâz né két bét tennet eûz ar vaouez, hôgen ar vaouez eûz ar gwâz.

9. Hag ar gwâz n'eo ket bét krouet evid ar vaouez, hôgen ar vaouez évid ar gwâz.

10. Dre-zé é tlé ar vaouez kaoud ar galloud war hé fenn eon abek d'ann Éled.

11. Koulskoudé n'eo kéd ar gwâz hép ar vaouez ; nag ar vaouez heb ar gwâz enn Aotrou.

12. Râg ével ma eo deûed ar vaouez eûz ar gwâz, ével sé ar gwâz a zeû eûz ar vaouez : ha pép trâ a zeû eûz a Zoué.

13. Barnid hoc'h unan, mar d eo déréad é pédfé eur vaouez héb eur wel war hé fenn.

14. Ann natur hé-unan ha na zesk kéd d'é hoc'h pénaos eo mezuz da eur gwaz lézel hé vleû da greski :

15. Ha pénaoz eo énoruz da eur vaouez lézel hé bleû da greski, ô véza ma int bét róed d'ezhi ével eur wél ?

16. Hôgen mar kâr eûr ré béza strivuz, *é livirimp* pénaoz na kéd azé hor boaz, nag hini Iliz Doué.

17. Hôgen lavaroud a rann d'é-hoc'h, ha na hellann kéd hô meûli, pénaoz pa en em strollit, nann évid ar gwella, hôgen évid ar gwasa.

18. Râk da genta é klevann pénaoz pa en em strollit enn Iliz, éz eûz drouk rans étre-z-hoc'h, ha mé a gred lôd eûs a gément-se;

19. Râk réd eo é ve ive hérésiou, évit ma vézô anavézet splann ar ré ac'hanoc'h a zó poellek brâz.

20. Pa en em strollid éta enn eul leac'h, n'eo mui azé dibri koan ann Aotrou.

21. Râk pép hini a gémer évid dibri hé goan hé-unan. Hag ével sé unan en deûz naoun, hag eunn all a zô mezô.

22. Ha n'hoc'h eûs hu kéd hô tiez évid dibri hag éva ? Pé hag e faeithu Iliz Doué hag é mézékait ar ré n'hô deûz két péadrâ? Petrâ a livirinn mé d'é hoc'h ? Hag hô meûli a rinn mé ? N'hô meûlann kéd eûz a gément-se.

23. Râg gand ann Aotrou eo em eûz desket ar pez em eûz lavaret d'é hoc'h, pénaoz ann Aotrou Jézuz enn nôz e pehini a oé gwerzet, a géméraz bara,

24. Hag ô veza trugarékéet, é torraz anezhan, hag e lavaraz : Kémérit ha debrit : ann dra man eo va c'horf, pehini a vézô rôed évid-hoc'h ; grît kement-man é koun ac'hanoun.

25. Kéméroud a réaz ivé ar c'halir, goudé béra koaniet, ô lavarout : Ar c'halir man a zô ann testamant nevez em gwâd. Grîd ann dra-man é koun ac'hanoun kenn aliez gwéach ma évot anézhan.

26. Râk kenn aliez gwéach ma tebrot ar bara-man, ha m'ac'h évot ar c'halir man, é rôot da anaout marô ann Aotrou bété ma teûiô.

27. Ével se piou bennâg a zebrô ar bara man, pé a évô ar c'halir-man é gwall zoaré, a vézô kabluz eûz a gorf hag eûz a wâd ann Aotrou.

28. Eo em arnodet éta ann dén hé-unan, ha debret eûz ar bara-zé, hag évet eûz ar c'halir-zé.

29. Râk piou-bennâg a zebr pé a év anézhô é gwall zoaré, a zebr pé a év hé varnédigez hé-unan,

ô véza na zilenn ked ervâd korf ann Aotrou.

30. Dré-zé eo éz eûz enn hô touez kalz a dûd klanv ha móréduz, ha kalz hag a zô kousket.

31. Ma en em varnomp hon unan, na vézimp két barnet.

32. Hôgen pa omb barnet enn doaré-ze, omp kastizet gand ann Aotrou, évit na vezimp kéd daonet gand ar béd man.

33. Dré-ze, va breûdeûr, pa en em strollit évid dibri, en em c'hortozit ann eil egile.

34. Ma en deûz nanun eur ré, debret enn hé dî, évit n'en em strollot ket enn hô parnedigez. Ann traou all a reizinn, pa vézinn deûet,

## XII. PENNAD.

1. É-KÉNVER ar *rôou* spérédoz, va breûdeûr, na fell ked d'în é vec'h diwiziek.

2. Gouzoud a rit pennoz pa oac'h Paganed, ez éac'h da gaout ann idolou mûd ével ma hô kased.

3. Diskleria a rann éta d'é-hoc'h pénaoz dén ô komza dre Spéred Doué, na lavar argarzidigez eûz a Jézuz. Ha den na hell lavaront pénaoz eo Jezuz ann Aotrou, némed dré ar Spéred Santel.

4. Hégon béz' éz eûz meûr a c'hrâs, hôgen n'eûz némed eur Spéred.

5. Béz' éz eûz meûr a garg, hôgen n'eûz nemed eunn Aotrou.

6. Béz' éz eûz meûr a ôbéridigez, hôgen n'eûz némed eunn Doué, péhini a ra pep trâ enn holl.

7. Hôgen disklerіadur ar Spered a zô rôed da bép-hini évid ar gounîd.

8. Râk unan en deûz dré ar Spéred lavar ar furnez : eunn all lavar ar wiziégez, dré ann hévélep Spered :

9. Eunn all ar feiz dré ann hévélep Spered; eunn all ar c'hrâs da rei ar iec'hed dré ann hévélep Spéred :

10. Eunn all ar *galloud* da ôber burzudou ; eunn all *ar galloud* da aiougani ; eunn all *ar galloud* da zilenna ar spérédou ; eunn all *ar galloud* da gomza meûr a iéz ; eunn all *ar galloud* da ziskleria ann iézou.

11. Hôgen eunn hévélep Spered, hag hén hep-kén, eo a ra ann holl draou-ze, ô ranna etre pep-hini, ével ma kâr.

12. Râg ével ma'z en unan hor c'horf, ha ma en deûz kalz a izili, hôgen pétrâ bennâg ma ez eûz kalz a izili, na réont koulskoude némed eur c'horf; ével se éma ar C'hrist.

13. Rak badezet omb bed holl enn hévélep Spered, evel pa vemb holl eur c'horf hép-kén, pé Iuzevien, pé Jentiled, pé tûd sklâv, pé tûd frank : hag holl hon eûz évet enn eunn hévélep Spéred.

14. Râg ar c'horf ivé né ked eunn ézel hép-ken, hôgen meûr a ézel.

15. Ma lavarfé ann troad : Pa n'ounn ked ann dourn, n'ounn kéd eûz ar c'horf; ha na vé ked évit-sé eûz ar c'horf?

16. Ha ma lavarfe ar skouarn : Pa n'ounn kéd al lagad, n'ounn kéd eûz ar c'horf; ha na vé ked évit-sé eûz ar c'horf?

17. Ma vé ar c'horf holl lagad, péleac'h e vé ar c'hleved? Ha ma vé holl kleved, péleac'h é vé ar c'houésa?

18. Hôgen Doué en deûz lékéad ann izili er c'horf, hag hô lékéad en deûz ével ma eo felled d'ézhan.

19. Ma vend holl eunn ézel hép-kén, peleac'h é vé ar c'horf?

20. Hôgen bréma éz eûz meûr a ézel, ha n'eûz némed eur c'horf.

21. Hag al lagad na hell két lavaroud d'ann dourn : N'am eûz ked a ézomm ac'hanod ; nag ivé ar penn d'ann treid : N'oc'h két red d'în.

22. Hôgen enn-énep ann izili eûz ar c'horf hô deûz doaré da véza ar ré wana, a zô ar ré ar muia réd.

23. Hag izili ar c'horf a gredomp a vé ann dislébéra, é lekéomp war hô dró ar muia a énor : hag ar ré a zó budur war hor méno, a c'hôlôomp gant mui a zéréadégez.

24. Hôgen ar ré zéréad n'hô deûz ézomm a netrâ : ha Doué en deûa reizet ar c'horf enn hévélep doaré

ma énoreur muia ar péz a zô aon néheûta déread,

25. Évit na vézô kéd a rann er c'horf, hôgen ma préderiô ann izili ann eil évid eguilé.

26. Ha mar teû unan-bennâg eûz ann izili da gaout-poan, ann holl izili hô deûz poan gant-han : pé mar béz énoret unan eûz ann izili, ann holl izili en em laouéna gant-han.

27. Hogen c'houi a zô korf ar C'hrist, hag izili ann eil égilé.

28. Ével ze chétu ar ré en deûz lékead Doué enn Iliz; da genta Ébestel, d'ann eil Profeded, d'ann tredé Doktored; goudé ar ré a ra burzudou; goudé-zé ar re hô deûz ar c'hrâz da iac'haad ar *ré glanv*; ar ré a gen-nerz ar *vreûdeur*; ar ré a rén ar *ré all*, ar ré a gomz meûr a iéz; ar re a hell disklerïa ann iézou.

29. Hag ann holl a zô Ébestel? Hag ann holl a zô Profeded? Hag ann boll a zô Doktored?

30. Hag ann holl a ra burzudou? Hag ann holl a iac'ha ar ré glanv? Hag ann holl a gomz meûr a iéz? Hag ann boll a hell disklerïa ann iézou?

31. Hôgen hô pézed hirrez évid ar gwella grasou. Ha mond a rann da ziskouéza d'é hoc'h c'hoaz eunn hent gwelloc'h.

## XIII. PENNAD.

1. MAR komzann *holl* iézou ann dûd, hag hini ann Éled, ha ma n'em eûz ked ar garantez, n'ounn néméd ével arem sonuz, pé ével eur zimbal skiltruz.

2. Ha pa'm bé ar galloud da ziougani; hag ec'h anavesfenn ann holl visteriou, hag em bé ar wiziégez eûz a bép-trâ; ha pa'm bé ann boll feiz red évit lakaad ar venesiou da gerzout; ma n'em eûz kad ar garantez, n'ounn nétrâ.

3. Ha pa'm bé darnaouet va holl vadou évit boeta ar béorien; ha pa'm bé róet va c'horf évit béza losket; ma n'em eûz kéd ar garantez, na dâl nétrâ d'in.

4. Ar garantez a zô habask; kûñ eo. Ar garantez ne kéd érézuz; né két halc'h; né két ztambouc'het;

5. Né ket fougéuz; na glask ket ar péz a zô d'ézhi hé-unan; na vuaneka két; na venn ked a zrouk;

6. N'en em laouéna két eûz ann drougiez, hôgen en em laouénaad a ra eûz ar wirionez;

7. Herzel a ra nac'h pép-trâ; krédi a ra pép-trâ, espéroud a ra pép-trâ; gouzanvi a ra pep-trâ.

8. Ar garantez na baouézô bikenn. Hôgen ann diouganou a fallô, hag ann iézou a éhano, hag ar wiziégez a zihézô.

9. Râk na ouzomp német lòd, ha na ziouganomp német lod.

10. Hôgen pa vézô deûet ar péz a zô klôk, ar péz a oa lod a fallô.

11. Pa oann eur bugel, é komzenn ével eur bugel, e oann fûr ével eur bugel, e venneau ével eur bugel. Hôgen pa ounn deûed da zén, em eûz kuitéet ar pez a zalc'hé eûz ar bugel.

12. Bréma é wélomp dré eur mellézour ha gand eul lavar góloet; hôgen neûzé dremm ouc'h dremm. Bréma éc'h anavezann lòd; hôgen neûzé éc'h anavézinn ével ma ounn anavézet.

13. Brema ann tri-man, ar feiz, ann esperans hag ar garantez a choum; hôgen ar brasa anézhô eo ar garantez.

## XIV. PENNAD.

1. ENKLASKID ar garantez; c'hoantait ar *grasou* spérédoz; ha dreist-holl ar c'hrâz ma ziouganot.

2. Râg ann hini a gomz eunn iéz *dizanaf*, na gomz ked ouc'h ann dûd, hôgen ouc'h Doué; râk dén na glev anézhan, ha komza a ra é zpered eûz ann traou kuzet.

3. Hôgen ann hini a ziougan, a gomz oud ann dûd évid hô c'hentelia, hô alia, hô fréalzi.

4. Ann hini a gomz eunn iéz *dizanaf*, a zeû d'en em gentélia hé-unan; hôgen ann hini a ziougan, a zeû da gentelia Iliz Doué.

5. Mé a garré é komzfac'h holl

iézou *dizanaf*: hôgen kentoc'h é tiouganfac'h. Râk brasoc'h eo ann hini a ziougan, égéd ann hini a gomz iézou *dizanaf*, némét trei a rafé ar péz a lavar, évit ma tigémerô ann Iliz ar gentel.

6. Hôgen bréma, va breûdeûr, mar teûann da gomza ouz-hoc'h é iézou *dizanaf*, da betrâ é vézô mâd d'é-hoc'h, némed é komzfenn ouz hoch pé dre wélédigez, pé dré wiziégez, pé dre ziougan, pé dré gélénadurez ?

7. Ha ua wélomp-ni kéd ivé enn traou diéné a rô soniou, evel ar zutel hag ann telen, pénaoz ma na réont toniou dishénvel, pénaoz é ouzeur ar péz a ganeur war ar zutel, pé war ann télen ?

8. Ma rô ar c'horn eur soun arvaruz, piou en em aozô evid ar brézel ?

9. Evel-sé c'houi, ma né két aplamm ann iéz a gomzit, pénaoz é vézô gwézet ar péz a livirit ? C'houi a vezô ével pa gomzfac'h enn éor.

10. Evit gwir éz eûz kenn aliez a iézou dishénvel er béd-man, ha n'eûz pobl e béd héb he iéz.

11. Ma na ouzonn kéd éta talvoudegez ar geriou, mé a vezô tréfoed évid ann hini ouc'h péhini é komzinn; hag ann hini a gomz ouz-in a vezô tréfoed évid-oun.

12. Evel-sé, c'houi, pa enklaskit ar *grasou* spéred uz, ioulit kaout kalz anézhô évit kentelia ann Iliz.

13. Dré-sé ann hini a gomz eunn iéz *dizanaf*, pédet évit ma hellô béza troet.

14. Râk mar pédann enn eunn iéz *dizanaf*, va spéred a bed, hôgen va skiant a zô difrouez.

15. Pétrâ éta a rinn-mé ? Mé a bédô a zpéred, mé a bedô ivé a skiant. Mé a ganô a zpéred, mé a ganô ivé a skiant.

16. A-hend-all mar meûlez a spéred, pénaoz ann hini a zô é éac'h ann dud dister a lavarô hén Amen war da veûleûdigez, pa na oar kéd ar péz a lévérez ?

17. Da veûleûdigez évit gwir a zô mâd; hôgen né hell két rei kentel d'ar ré all.

18. Meûli a rann va Doué, ô véza ma komzann hoc'h holl iézou.

19. Hôgen gwell é vé gen-en lavarout gant va skiant-vâd pemp gér enn Iliz, évid deski ivé ar ré all, égét lavarout dék mil enn eunn iéz *dizanaf*.

20. Va breûdeûr, na rézit két bugalé évid ar skiant, hôgen bézit bugaligou évid ann drougiez; ha bézit dinam évid ar skiant.

21. Skrived eo el lézen : Gand iézou *dizanaf* ha gand diweûz aziavez e komzinn oud ar bobl-zé, ha na glevint kéd ac'hanoun, émé ann Aotrou.

22. Evel-zé ann iézou *dishanvel* n'int kéd eunn arouez évid ar ré a gréd, hôgen évid ar ré zis-krédik; enn-enep ar *galloud* da ziougani né kéd évid ar ré zis-krédik, hôgen évid er ré a gréd.

23. Mar teûfé éta ann Iliz holl d'en em strolla enn eul leac'h, hag e komzfé ann holl iézou *dishénvel*, mar teufé énô tûd diskrédik, ha na lavarfent két pénaoz é tuskiantit ?

24. Hôgen mar diouganond holl, ha mar teû énô eunn den diskredik-bennâg, pé eunn den diskiant, holl é kendréc'hont anézhan, holl é barnont anézhan.

25. Ar péz a ioz kuzet enn hé galoun a zô dizôloet, hag hén oc'h en em strinka war hé zremm a azeûlô Doué, ô lavarout pénanz évit-gwir ema Doué enn hô touez.

26. Pétrâ éta a livirinn mé, va breûdeûr ? Pa'z oc'h ztrollet, pép-hini ac'hanoc'h a ra kanaouennou, pé a rô kélennou, pé a ro diouganou, pé a gomz eunn iéz *dizanaf*, pé a zi-pleg anézhan : ra vézô gréat kément-se é kentel vâd.

27. Ma ez eûz léal péré hô deûz ar galloud da gomza é iézou *dizanaf*, na vezet két ouc'h-penn daou, pé dri évid ar muia, ha ma komzint ann eil goude égilé; ha ma vézô unan-bennâg hag a ziskleriô ar péz hô devézô lavaret.

28. Hôgen ma n'eûz kéd a zis-

klerier, ra davô eun Iliz, ra gomzô ont-han hé-unan, hag oud Doué.

29. E-kénver ar Brofeded, ra gomzô daou pé dri anezhô, ha ra varnô ar ré all.

30. Mar béz gréad eunn diskleriadur-hennâg da eunn all hag a vézô azézet, ra davô ar c'henta.

31. Râk bez' é helld holl diougani ann eil goudé égilé, évit ma teskô ann holl, ha ma vézô frealzet ann holl.

32. Ha spérédou ar Brofeded a zent oud ar Broféded.

33. Râk Doué né kéd eunn Doué a reûstl, hôgen eunn Doué a béoc'h, ével ma kelennann é holl Ilizou ar zent.

34. Ra davô ar merc'hed enn Ilizou; râk né ked aotreet d'ezhô komza énô; hôgen doujuz é tleont béza, hervez ma lavar al lézen.

35. Ha ma fell d'ezhô deski eunn dra-hennâg, ra c'houlennint enn ti digand hô ézec'h. Râk mézuz eo d'ar merc'hed komza enn Iliz.

36. Hag ac'hanoc'h eo eo deûet gér Doué? Pé hag enn-hoc'h hepkén eo deûet?

37. Mar kréd eur ré é vé Profed pé spérédek, ra anavézô ar péz a skrivann d'é-hoc'h, pénaoz int gourc'hémennou ann Aotrou.

38. Hôgen mar béz eur ré héb hô c'houzout, na vézô két gwézet hé-unan.

39. Drê-zé, va breûdeûr, bézit c'hoantek brâz da ziougani, ha na virit kéd oud ar ré a helliô komza é iézou dizanaf.

40. Hôgen bézet gréat pép-trâ gand dereadégez, hervez ar reiz.

## XV. PENNAD.

1. DIGAS a rann bréma da koun d'é-hoc'h, va breûdeûr, ann Aviel em eûz prézeget d'é hoc'h, hoc'h eûz digémeret, é pehini e choumit stard,

2. Ha dré péhini oc'h salvet; évit ma wélot ma hoc'h eûz hé zalc'het ével ma em eûz hé brézéget d'é hoc'h; anéz é vé enn aner hô pé krédet.

3. Râk da genta em eûz rôed da anaoud d'é-hoc'h ar péz a zô bét ivé rôed d'in, pénaoz eo marô ar C'hrist evid hor péc'hedou hervez ar Skrituriou;

4. Pénaoz eo bét liénet, hag eo dazorc'het ann trédé deiz hervez ar Skrituriou;

5. Pénaoz eo bét en em ziskouézet da Géfaz, ha goudé-zé d'ann unnek Ebostol;

6. Penaoz goudé-zé eo bet gwélet enn eur weach gant mui éget pemp kant breûr, eûz a béré éz eûz c'hoaz kalz hag a zô béô bréma, hag hiniennou a zô kousket;

7. Pénaoz goudé eo bét gwélet gant Jakez, ha pelloc'h gant ann holl Ébestel;

8. Ha pénaoz enn-divez goudé ar ré all holl eo en em ziskouézet d'in, me péhini n'ounn nemed eur sioc'han.

9. Râk mé a zô ann distéra eûz ann Ébestel, ha na zellézann két béza hanvet Abostol, ô véza ma em eûz heskinet Iliz Doué.

10. Hôgen dré c'hrâv Doué eo ounn ar péz éz ounn, hag hé c'hrâv p'eo két bet difrouez enn-oun; hôgen muioc'h égéd ar ré all holl em eûz labouret; nann mé koulskoudé, hôgen grâs Doué péhini a zô gan-én.

11. Ével-sé pé eo mé, pé eo hî, chétu petrâ a brezégomp d'é-hoc'h, ha chétu pétrâ hoc'h eûz krédet.

12. Pa eo gwir éta pénaoz eo bét prézéget d'é-hoc'h eo bét dazorc'het ar C'hrist eûz a douez ar ré-varô, pérâg a lavar hiniennou ac'hanoc'h, penaoz na zazorc'hô kéd ar re-varô?

13. Râk ma na zazorc'h kéd ar ré-varô, né kéd ivé dazorc'het ar C'hrist.

14. Ha ma né kéd dazorc'het ar C'hrist, hor prézégen a zô didalvez, hag hô feiz a zô ivé didalvez.

15. Testou faoz zô-kén é vézimp kavet é-kenver Doué, ô véza ma hon eûz rôed ann desténi man a-énep Doué, pénaoz en deûz dazorc'het ar C'hrist; ha padal n'eu

deûz kéd hé zazorc'het, ma na zeû kéd ar ré-varô da zazorc'hi.

16. Râk ma na zazorc'h kéd ar ré-varô, ar C'hrist né kéd ivé dazorc'het.

17. Ma né kéd dazorc'het ar C'hrist, hô feiz a zô didalvez, râk enn hô péc'hédou émoc'h e'hoaz

18. Évelsé 'ta ar re a zô kousket er C'hrist, a zô ivé kollet.

19. Ma n'hor bé espérans er C'hrist néméd évid ar bed man, ni a vé ar ré druézusa eûz ann dûd.

20. Hôgen bréma ar C'hrist a zô dazorc'het eûz a douez ar ré-varô, evel ar c'henta-frouez eûz ar régouskut.

21. Ével-sé, pa eo deûet ar marô dré eunn dén, dazorc'hidigez ar ré-varô a dle ivé dond dré eunn dén.

22. Râg évél ma varv ann holl é Adam, evel-sé ann holl a asbévô er C'hrist.

23. Hôgen pép-hini a zeûi enn hé reiz, bag ar C'hrist évél ar c'henta-frouez, goude, ar ré a zô d'ar C'hrist, ha peré hô deûz krédet enn hé zonédigez.

24. Ha neûzé é teûi ann divez, pa en dévézô rôed hé rouantelez da Zoué hé Dâd, pa en dévézô kasetda-gét kément rouantélez, kément aotrouniez, ha kément ners.

25. Râk réd eo d'ezhan réna, bété ma vézô lékéad hé énebourien dindân hé dreid.

26. Hôgen ann divéza énébour a vézô diskaret eo ar marô : râk lakaad a rai pép-trâ dindân he dreid. Hôgen pa lévereur :

27. Pénaoz pép-trâ a dlé plega dindân-han, héb arvar eo neméd ann hini péhini en deûz lékéat péptrâ da bléga dindân-han.

28. Ha pa vézô pleget pép-trâ dindân-han, ar Mâb hé unan a bléga dindân ann hini en dévézô lékéat pép-trâ da bléga dindân-han, évit ma vézô Doué holl enn holl.

29. Anez pétrâ a rai ar ré a zô badézet évid ar ré-varô, mar deo gwir pénaoz ar ré-varô na zazorc'h ket? Pérâg int-hi badézet évid ar ré varô?

30. Ha pérâk ni hon-unan en em lékéomp-ni da béb heur é-tâl da golla hor buez?

31. Bemdéz é varvann, va breûdeûr, dre hô kloar, a zeû d'in é Jézuz-Krist hon Aotrou.

32. Ma em eûz stourmet é Éfézuz oud al loéned (évit komza hervez ann dûd), da bétrâ eo talvézed d'in, ma na zazorc'h kéd ar ré varo? Debromp hag evomp, râk war c'hoaz é-varvimp.

33. Na vézit két touellet : Ann drouk-komsiou a zaotr ar vuézégezvâd.

34. Tôd wirion, bézit war évez, ha na béc'hit két. Râk lôd ac'hanoc'h na anavézont ket Doué : évid hô mézekaat hel lavarann d'é hoc'h.

35. Hôgen unan bennag a lavarô d'in : Pénaoz é tazorc'hô ar ré-varô? É pé gorf é teûint hi?

36. Den diskiant, ar pez a hadez na zeû kéd da véza béô, ma na varv kéd a-raok.

37. Hag ar pez a badez, né kéd ar c'horf a dlé sével a hadez, hôgen eur c'hreûnen noaz, pe eûz a winiz, pé eûz a eunn dra all.

38. Hôgen Doué a rô d'ézhi ar c'horf a gâr; ha da béb hâd hé gorf hé-unan.

39. Pép kik né kéd eunn hévélep kik : râg eunn all eo kig ann dûd, eunn all hini al loéned, eunn all hini al laboused, hag eunn all hini ar pesked.

40. Bez' éz eûz ivé korfou énvek, ha korfou douarek : hôgen eunn all eo skéd ar ré énvek, eunn all hini ar ré zouarek.

41. Eunn all eo skéd ann héol, eunn all skéd al loar, hag eunn all skéd ar stéred : dishênvel eo ivé sked eur steren eûz a skéd eunn all.

42. Ével-sé é c'hoarvézô da zazorc'hidigez ar ré varô. Haded eo ar c'horf er vreinadurez, hag é tazorc'hô enn divreinadurez.

43. Haded eo bét enn diforc'hted, hag é tazorc'hô er c'hloar. Haded eo bét er gwander, hag e tazorc'hô enn ners.

44. Hadrd eo korf anévalek, hag é tazorc'hô korf spérédek. Evel ma éz eûz eûr c'horf anévalek, éz eûz ive eur c'horf spérédek, ével ma eo skrivet.

45. Adam ar c'henta dén a zô bét gréat gand eunn éné buézek, hag ann divéza Adam a zô deûed enn eur spéred bividik.

46. Hôgen né kéd ar *c'horf* spérédek a zô bét great da genta, hôgen ar *c'horf* anévalek; ha goudé ann bini spérédek.

47. Ar c'henta dén pébini a zeû eûz ann douar, a zo douarek; hag ann eil den pébini a zeû eûz ann Env, a zô Envek.

48. Evel ma eo bét douarek, é vézint iré douarek: hag evel ma eo bét spérédek, é vézint ivé spérédek.

49. Evel éta hon eûz dougrt skeûden aon *dén* zouarek, dougomb ivé skeûden ann *dén* Envek.

50. Hôgen ann dra-man a lavarann, va breûdeûr, ô véza na hell kéd ar c'hik hag ar gwâd piaoua rouantélez Doué; ha na hell két ar vreinadurez piaoua ann divreinadurez.

51. Chétu aman eunn dra gozet a lavarann d'é-hoc'h: Dazorc'hi a raimb holl, hôgen na vezimp két névézet holl.

52. Enn eur prédik, enn eur serr-lagad, é soun ann divéza drompil; râg ann drompil a zounô, hag ar re varô a zazorc'hô divreinuz, ha nî a vézô névézet.

53. Râk red eo d'ar *c'horf* breinuz-man gwiska ann divreinadurez, ha d'ar *c'horf* marvuz-man gwiska ann diverrenti.

54. Ha pa en dévézô ar *c'horf* marvuz-man gwisket ann diverventi, neûzé é c'hoarvézô al lavar a zô skrivet: Lounket eo bét ar marô gand ar gounid.

55. O marô, péleac'h éma da c'hounid? O marô, péleac'h éma da vroud?

56. Hôgen broud ar marô eo ar péc'hed; ha nerz ar péc'hed eo al lézen.

57. Trugarékaomp éta Doué, péhini en deûs rôed d'é-omp ar gounid dré hon Aotrou Jézuz-Krist.

58. Dré zé, va breûdeûr kér, bézit stard ha digeflusk: labourit bépred da ôber ann Aotrou, ô c'houzout pennoz hô labour na vézô ked hép gôpr dirâg ann Aotrou.

## XVI. PENNAD.

1. É-KÉNVER ann aluzennou a zastumeur évid ar zent, grit ével ma am eûz gourc'hémennet da Ilîz Galatia.

2. Ra lakai a dû pép-hini ac'hanoc'h enn he dî, d'ann driz kenta eûz ar zizun, ar péz a garô da zastumi; évit na c'hortozot két bété ma vézinn deûet évid dastumi ann *aluzennou*.

3. Ha pa vézinn deûet, é kasinn ar ré hô pézô merket d'in dré hô lizéri, da zougen hô rô da Jeruzalem.

4. Ha mar tâl ar boan éz afenn va unan, e teûint gan-en.

5. Hôgen mond a rinn d'hô kwélout, pa'm bézô tréménet dre ar Vasédonia; râk dré ar Vasédonia é tréméninn.

6. Ha martézé é chouminn *eunn nebeût* gan é hoc'h, hag é tréméninn zô-kén ar goanv, évit ma ambrougot ac'hanoun é pé léac'h bennâg ma'z inn.

7. Râk na fell kéd d'in ar wéach-man hô kwélout hep kén enn eur dreménout, hag éc'h espérann é chouminn gan-e-hoc'h eur pennad amzer, mar d-eo ioul ann Aotrou.

8. Hogen choum a rinn é Efezuz beteg ar Pentékost.

9. Râk digor eo d'in énô eunn ôr vrâz ha splann, ha kalz énebourien a zô.

10. Mar d-a Timotéuz d'hô kavout, likid évez é ve héb aoun enn hô touez: râk da ôber ann Aotrou é labour, kerkouls ha mé.

11. Na vézed éta disprizet gand dén: hôgen ambrougit-hen é péoc'h, évit ma teûi d'am c'havout; râg hé c'hortoza rann gand ar vreûdeûr

12. É-kénver ar breûr Apollo, me a rô da anaoud d'é-hoc'h pénaoz em eûz hé hédet kaer da vond d'hô kwélout gand ré all eûz hor breûdeûr : ha koulskoudé né kët bét hé ioul mont bété vréma ; hôgen mond a rai pa gavô ann drô.

13. Bézit akétuz, choumit stard er feiz, grît pép-trà gant béôder, hag en em grévait.

14. Grît gant karantez kément ha ma réot

15. Anaoud a rît, va breûdeûr, tûd Stéfanoz, ha Fortunatuz, hag Akaikuz. Gouzoud a rît pénaoz ind ar c'henta-frouez eûz ann Akaia, ha pénaoz ind en em wéstlet da zervich ar zent :

16. Râk sé mé hô péd da gaoud évit-hô ann azaouez a dleit d'ar seurt tûd zé, ha da gément a zeû d'hor akoazia dré hô foan ha dré hô labour.

17. En em laouénaad a rann é vé deûet Stéfanoz, Fortunatuz hag Akaikuz ; râk gréad hô deûz évid-hoc'h ar péz na hellec'h kéd da ôber hoc'h-unan ;

18. Râk frealzed hô deûz va spéred, kerkoulz hag hoc'h hini. Anavézid éta ar re a zô ével-sé.

19. Ilizou ann Azia a zalud ac'hanoc'h. Akouila ha Prisilla, é tí péré é choumann, hag ann Iliz a zô enn hô zí a zalud kalz ac'hanoc'h enn Aotrou.

20. Hon holl vreûdeûr a zalud ac'hanoc'h. En em zaludit ann eil égilé dré eunn aff santel.

21. Mé Paol eo em eûz skrivet gant va dourn va-unan ar saludman.

22. Ma éz eûz unan-bennâg ha na garfé kéd hon Aotrou Jézuz-Krist, ra vézô anaouéet ; Maran Atha.

23. Grâs hon Aotrou Jézuz-Krist ra vézô gan-é-hoc'h.

24. Ra vézô va c'harantez gan-é-hoc'h holl é Jézuz-Krist. Amen.

---

# EIL LIZER SANT PAOL ABOSTOL D'AR GORINTIED.

## I. PENNAD.

1. PAOL, Abostol Jézuz-Krist dré ioul Doue, ha Timotéuz *he* vreür, da Iliz Doué a zô é Korint, ha d'ann holl zent a zô enn Akaia holl.

2. Ra vézô gan é-hoc'h ar c'hràs hag ar peoc'h digand Doue hon Tâd, ha digant Jezuz Krist hon Aotrou

3. Ra vézô benniget Doué ha Tâd hon Aotrou Jézuz Krist, Tâd ann trugarézou, ha Doué ann holl fréalzidigez,

4. Péhini a zic'hlac'har ac'hanomp enn hon holl zoaniou évit ma hellimp ivé dic'hlac'hari ar ré a zô enn doan, dré ann hévélep fréalzidigez gant péhini omp fréalzet hon-unan gand Doué.

5. Râg ével ma kresk gloasiou ar C'hrist enn-omp, èvel-sé ivé e kresk hon dic'hlac'har dré ar C'hrist.

6. Mar bezomp doaniet eo évid hô frealzidigez hag hô silvidigez; mar bezomp dic'hlac'haret eo évid ho dic'hlac'har, mar bezomp fréalzet eo évid ho frealzidigez hag hô silvidigez, pehini a zô sevénet ô c'houzanvi ann hevelep gloasiou ha ma c'houzanvomp;

7. Évit ma vézô atard hon espérans évid-hoc'h, pa ouzomp pénaoz pa hoc'h eûz hô lôd er gloasiou, ho pézô ive ho lod enn dic'hlac'har

8. Râk na fell kéd d'é-omp, va breûdeûr, é vec'h heb anaout ann doan a zô hét c'hoarvézet gan-é-omp enn Azia, penaoz omb bet mac'het dreist-penn ha dreist pép ners, enn bévélep doaré ma oa kasauz az vuez d'é omp.

9. Hôgen ni hon eûz enn-omp hon-unan barn ar marô, évit na lakaimp kèt hor fisians enn-omp hon-unan, hôgen é Doué, péhini a zazorc'h ar ré varô;

10. Péhini en deûz hon tennet eûz a gemend a wallou, hon tenn *bepréd*, hag hon tennô c'hoaz hervez ma espéromp;

11. Ha c'houi hor skoaziô ivé ô pidi évid-omp, évit ma teûi ar c'hràs hon eûz digeméret é azaouez meûr a hini, da véza anavézet dré ann trugarez a rai meûr a hini évid-omp.

12. Râg hor c'hloar eo testeni hor c'houstians, da véza en em renet er béd man, dreist-holl enn hô kenver, enn eeunder a galoun hag é gwirionez Doue, nann é furnez ar c'hik, hogen é grâs Doué.

13. Na skrivomp d'é hoc'h némed ar pez hoc'h eûz lennet hag anavézet. Ha mé a esper penaoz hô anavézot betég ann divez,

14. Ével ma hoc'h eûz anavézet omp hô kloar, evel ma *viot* hou hini, é deiz hon Aotrou Jezuz-Krist.

15. Hag er fisians-se eo felled d'in dond d'hô kavout da genta, évit ma teüje d'e-hoc'h eunn eil c'hras;

16. Ha tréménoud dré hô prô enn eur vond er Masedonia, ha dond adarre eûz ar Masédonia d'hô prô, hag ac'hanô béza ambrouget gan-é hoc'h er Judea.

17. P'am boa éta ann ioul-zé, ha dré skanbennidigez eo n'em eûz kéd he sevénet? Pé pa ioulann eunn dra, hag hé ioulan a rann-mé hervez ar c'hik, évit ma vije enn-oun ia ha nann?

18. Hôgen Doué péhini a zô gwirion, *a oar* pénaoz n'eûz kéd ia ha nann er brézegen em eûz gread d'e-hoc'h.

19. Râk Mab Doué, Jézuz-Krist, péhini a zô bét prezeget d'e-hoc'h gan é-omp-ni, *da lavaroud eo* gan-én, gant Silvanuz ha gant Timoteuz,

ne két bét ìn ha nann, hôgen ia a zô bét enn-han.

20. Râg holl c'heriou Doué a zô ia enn-han : Dre-zé Amen da Zoue dre-z-han hag évid hor gloar-ni.

21. Hôgen ann hini a gréva ac'hanomp gan-é hoc'h er C'hrist, hag en deûz hon eôliet eo Doue ;

22. Péhini en deûz ive hor siellet, ha rôed d'é-omp évit gwestl ar Spéred Santel enn hor c'halounou.

23. Evid-onn-mé é c'halvann Doué da dest enn ené, pénaoz eo dre azaouez évid hoc'h né ket c'hoaz felled d'in mond enn tû all da Gorint ; ne ked rô'l aotrouniemp war hô feiz, hôgen skoazia a réomp ho lévenez : rak stad é chounnit er feiz.

## II. PENNAD.

1. HOGEN lakaad a riz em penn na'z ajenn mui d'ho kwelout enn dristidigez.

2. Râk mar tristaann ac'hanoc'h, piou a laouénaî ac'hanoun, némed-hoc'h péré a vijé tristéet gan-én ?

3. Ha kement-sé em eûz akrived d'e-hoc'h, evit pa zeûinn na gavinn ket tristidigez war dristidigez a berz ar re a dlie va laouénaat : ô fiaoud enn hoc'h holl, pénaoz va lévénez a vezo hoc'h hini holl.

4. Râk neûze é akriviz d'e-hoc'h gand eunn anken vrâz, gand eur mantr kaloun, hag é-kreiz kalz a zaerou ; nann evid hô tristaat ; hôgen évid diskouéza péger braz eo ar garantez em eûz évid hoc'h.

5. Hôgen ma en deûz unanbennâg tristéed ac'hanoun, ne ket mé hép-ken en deûz tristéet ; hôgen évid-lod, évit na zeurann két d'hô pec'hia holl.

6. A-walc'h eo évid ann hini a zô evel-se, ar c'helen a zô bét rôed d'ezhan gant meur a hini :

7. Hag é tleit kentoc'h brema bô a trugarézuz enn hé génver, hag hé frealzi, gand aonn na vé mantret gand eunn dristidigez direiz.

8. Dre-zé ô pédann ac'hanoc'h da grevaad hô karantez évit-han.

9. *Dré-zé* eo ive em eûz skrivet d'é-hoc'h, évid arnodi ac'hanoc'h, ha gouzout mar sentit e pép trà.

10. Ar pez a zistolit, a zistolann ive, ha pa zistolann, é tistolann enn abek d'é-hoc'h e dén ar C'hrist.

11. Evit na vézomp két touellet gant Satan, râk n'omp kéd hep gouzout he vénosiou.

12. Hôgen pa oann bét deûed é Troad évit *prezégi* Aviel ar C'hrist, hag é oa digoret ann ôr d'in gand ann Aotrou,

13. N'em eûz két bet a éhan em spéred, ô véza n'em boa ket kaved énô va breûr Tituz ; hôgen goude beza lavaret kénavezô d'ezhô, éz iz etrezé Masedonia.

14. Trugarekaad a rann Doué, péhini hol laka bepréd da véza tréac'h é Jezuz-Krist, ha péhini a zong dre-z-omp e pep léac'h ar c'houéz eûz a anaoudegez *hé hanô*.

15. Râk ni a zo dirak Doué c'houés vâd ar C'hrist, hag é-kénver ar re a zô salvet, hag é kénver ar ré a zô kollet ;

16. Da lôd c'houéz ar marô bô laka da vervel, ha da lôd all c'houéz ar vuez bô laka da véva. Ha piou a zô gallondeké kenver ann traou-zé?

17. Rak n'omp ket ével meûr a hini, pére a zaotr ger Doue ; hôgen ni a gomz gand eeunder, ével a *berz* Doue, dirâk Doue, hag é dén ar C'hrist.

## III. PENNAD.

1. HA déraoui a raimp-ni c'hoaz en em erhedi hon unan ? hag ezomm hon eûz-ni, ével hinicnnou, a lizeri erhéd évid hoc'h, pe digan é-hoc'h ?

2. C'hou eo hol lizer, péhini a zô skrivet enn hor c'halounou, péhini a zô gwézet ha lennet gand ann dûd holl.

3. Ha c'houi a ziskouéz pénaoz oc'h lizer ar C'hrist, a zô bét great gan-é-omp, hag a zô bét skrivet, nann gant liou, hogen gant Spéred

ann Doue béô ; henn war daolennou mein, hôgen war daolennou kiguz péré eo hô kalounou.

4. Dré ar C'hrist eo hon eûz eunn hévélep fisians e Doue :

5. Né kéd é helfemp kaoud ac'hanomp hon unan eur ménor bennâg, ével ac'hanomp hon unan ; hôgen hor galloud a zeû eûz a Zoue :

6. Hag héa eo en deûz hol lékéat da vezâ mâd da vinistred ann testamant nevez, nann el lizer, hôgen er Spéred ; râg al lizer a lâz, hag ar Spéred a rô ar vuez.

7. Ma é deûz bet karg ar marô, merket ha skrivet war ar vein eunn hévélep gloar, na hellé ket bugalé Israel sellout oud Moizez, enn abek da sked he zremm, pehini a dlié mond da get,

8. Pégément na dlé kèt béra brasoc'h gloar karg ar Spéred ?

9. Râk ma é deûz bet gloar karg ar varnedigez, peger brasoc'h c'hoaz é vézô gloar karg ar wirionez.

10. Râg ar c'hloar a weleur eno tû-zé n'eo nétrâ é-skoaz hini *ann Aviel* a zô kalz dreist.

11. Rak ma ez eûz gloar er garg a ïa-da get, pégément é tlé béza mui a c'hloar er garg a badô *da vikenn*.

12. Pa hon eûz éta eunn hévélep espérans, é kémérómp kalz a fisians :

13. Ha na réomp kéd ével Moizez pehini a lékéa eur wél war he zremm, évit na vijé kèt gwelet gant bugalé Israel hé zremm pehini a dlié mond da gét ;

14. Hôgen hô skiantou a zô dallet ; râk c'hoaz hirió pa lennont ann Testamant kôz, ar wel-zé a choum war hô c'haloun, heb béza savet, râk n'eûz némed ar C'hrist a gemend a helle hé sével.

15. Ével-sé béte vréma, pa lenneur Moizez d'ezhô, hô deûz eur wel war hô c'haloun.

16. Hôgen pa zistrôi *hô c'haloun* oud ann Aotrou, é vézô tennet ar wel.

17. Hôgen ann Aotrou a zô Spéred ; hag el léac'h ma éma Spered ann Aotrou, énô éma ivé ar frankiz,

18. Ével sé ni holl, ô véra dizôlô hon dremm, é welomp gloar ann Aotrou, omp kemmet enn eunn hévélep skeûden eûz a eur sklerder enn eur sklerder all, ével gant Spered ann Aotrou.

## IV. PENNAD.

1. DRE-ZÉ pa hon eûz eunn hévélep karg, hervez ann trugarez a zô bet groad d'eomp, na fallomp két ;

2. Hôgen pellaad a réomp dioutomp ar vérégez kuzet, hép kerzoud enn troidel, hép saotra gér Doué ; hôgen ô tisklérïa ar wirionez, hag ô tellérout meûleûdi eûz dûd holl dirâk Doué.

3. Mar d-eo c'hoaz kuzet hon Aviel, évid ar ré gollet eo eo kuzet ;

4. Évid ar ré ziskredik eûz a héré Doue ar bed man en deûz dallet ar skiantou, évit na lugernô ked enn hô goulou Aviel gloar ar C'hrist, péhini a zô skeûden Doué.

5. Râk n'en em brezégomp ked hon-unan, hôgen prezégi a réomp Jezuz-Krist hon Aotrou : ha ni a zô hô serviche-rien évit Jezuz :

6. Râg ann Doué en deûz gourc'hémennet d'ar goulou luc'ha eûz a greiz ann dévalien, eo deûz ivé lékead he c'houlou enn hor c'halonnou, évit ma hellemp goulaoui gwiziegez gloar Doue, e dremm Jezuz-Krist.

7. Hôgen ann tenzor-zé a zougomp é listri prî, évit ma vézô anavézet pénaoz ar c'houékder anezhan a zeû eûz a c'halloud Doué, ha nann ac'hanomp-ni.

8. E pep trâ omp glac'haret, hôgen n'omp ket mantret : diénez hon eûz, hôgen na ziouerromp két peptrâ :

9. Heskinet omp, hôgen n'omp két dilézet : distaolet omp, hôgen n'omp ket kollet

10. Dougen a réomp bépréd marô Jezuz enn hor c'horf, évit ma vézô gwélet ivé buez Jezuz enn hor c'horf.

11. Râk nî, é-pâd hor buez, éz omp bepréd kased d'ar marô evit Jézuz; évit ma vézô gwélet ivé buez Jézuz enn hor c'hik marvuz.

12. Ével-sé *hé* varô en deûz hé c'halloud war-n-omp, hag *hé* vuez war-n-hoc'h.

13. Hag ô véza ma hon eûz eunn hévélep spéred a feiz, ével ma eo skrivet : Kredet em eûz, ha drezé em eûz komzet : ha nî a gréd ivé, ha dré-ze ivé é komzomp

14. O c'houzout pénaoz ann hini en deûz dazorc'het Jézuz, a zazorc'hô ivé ac'hanomp gant Jézuz, hag hol lakai dirâg gan é hoc'h.

15. Râg pep trâ a zô evid hoc'h, evit mar héz pul ar c'hrâs, ma vézô ivé brasoc'h gloar Doue, dré ann drugarez a lavarô meûr a hini.

16. Dre-zé eo na zigalounékaomp két : hôgen petrâ bennâg ann den ac'hanomp a zô enn diaveaz a zeû da vreina; kouskoudé ann hini a zô enn diabars a zeû da névezi a-zeiz-é-deiz.

17. Râg ar prédik ker berr ha ker skanv eûz ann doaniou hon eûz *er bed-man*, a laka enn-omp ar pouez peûr-baduz eûz a eur c'hloar ar vrasa :

18. Ével sé na zellomp kéd ouc'h ann traou a wéleur, hôgen ouc'h ann traou na wéleur két. Râg ann traou a wéleur a zô évid eunn amzer, hôgen ar péz na wéleur két a zô peûr-baduz.

## V. PENNAD.

1. RAG gouroud a réomp pénaoz mar teû ann ti douar-man é péhini é choumomp d'en em zisforc'ha : Doué a rôi d'é-omp enn Env eunn ti all, eunn ti ha na vézô két gréat gand dourn ann dén, hag a badô da vikenn.

2. Ann dra zé eo hol laka da huanadi, gand ar c'huant hon eûz da véza ével gwisket gand ann ti-zé péhini a zô enn Env ;

3. Mar hézomp koulskoudé karet gwisket, ha nann enn noar

4. Râg é-pâd ma'z omp *er c'horf-man* ével enn eunn telt, éc'h huanadomp dindân hé véac'h, ô véza na c'hoantaomp ket beza dihourc'het anézhan, hôgen beza gwisket war-n ézhan, evit ma vézô lounket gand ar vuez ar péz a zô marvel *enn omp*

5. Râk Doué eo en deuz hor gréat evit kement-se, hag en deûz rôed d'é-omp hé Spéred évid arrez.

6. Fiaout a reomp eta bepréd, ô c'houzout pénaoz é-pâd ma'z omp er c'horf-man, émomp ével pirc'hirined, *pell* diouc'h ann Aotrou :

7. Râk dré ar feiz éz éomp, ha nann dre ar gwél.

8. Hôgen ni hon eûz fisians hag eo gwell gan-é omp mond er-méaz eûz ar c'horf zé, ha mond da gaoud ann Aotrou.

9. Dre-zé e lékéomp hor strív da bligout da *Zoué*, daoust pe omp er c'horf, daoust pe omp er-méaz anézhan.

10. Râk réd eo d'é-omp holl en em ziskouéza dirâk kador ar C'hrist, evit ma tigemérô pep hini ar péz a ro dleet d'ann ôberiou en deûz gréat, mâd pé fall, é-pâd ma édo enn he gorf.

11. O c'houzoud éta pénaoz eo ann Aotrou da zouja, en em zidamallomp dirâg ann dûd; hôgen Doue a anavez petrâ omp. Me a esper omb ivé anavézet enn hô koustians.

12. N'en em erbédomp két c'hoaz d'é-hoc'h, hogen rei a reomp d'é-hoc'h ann tû d'en em veûli enn abek d'é omp, évit ma hellot *en em zifenni* oud ar ré en em veûl er péz a weleur, ha nann er puz a zô er galoun.

13. Râk mar huanékaomp, eo évid Doue : ha mar poellomp, eo évid hoc'h.

14. Râk karantez ar C'hrist a vroud ac'hanomp ; hag é vennomp pénaoz mar d-eo marô unan évid ann holl, ann holl eta a zô marô :

15. Ha penaoz ar C'hrist a zô marô evid ann holl; évit na vévô mui ar ré a zô beô, évit-hô hô-unan, hôgen évid ann hini a zô marô ha dazorc'het évit-hô.

16. Dré zé-ni na anavézomp mui dén hervez ar c'hik. Ha ma hon eûz anavezet ar C'hrist hervez ar c'hik, n'hen anavézomp mui bréma *évit-sé*.

17. Ma éz eûz éta dén er C'hrist, eo eur c'hrouadur nevez; ann traou kôz a zô treménet: chetu pép trâ a zo deûed da véza nevez.

18. Ha pép-trâ a zeû eûz a Zoué, péhini en deûz hon unvanet gant-han hé unan dré ar C'hrist, ha péhini en deûz róed d'é-omp ar garg a unvaniez.

19. Rak Doué en deûz unvanet ar bed gant-han hé unan er C'hrist, hép tamalloud d'ezhô hô téc'hédou; hag hén eo en deûz lékéad enn-omp ar gér a unvaniez.

20. Ober a réomb éta ar garg a gannaded évid ar C'hrist, ha Doué hé-unan eo a erbed ac'hanoc'h dré z-omp. *Évit-sé* é pedann stard ac'hanoc'h *e hanô* ar C'hrist d'en em novani gand Doué.

21. Gread en deûz enn abek d'é-omp é kenver ann hini na anavéze kéd ar pec'hed, é-c'hiz pa vije bét ar péc'hed *hé-unan*, évit ma teû-jemp *gwirion* eûz a wirionez Doué enn-han.

## VI. PENNAD.

1. O véza éta ken-ôbéronrien *Doue*, éc'h erbedomp ac'hanoc'h na zigémerot két grâs Doué enn-aner.

2. Râg hén a lavar: Kleved em eûz ouz-id enn amzer vâd; da gen-nerzet em eûz é deiz ar zilvidigez. Chétu bréma ann amzer vâd, chétu bréma deiz ar zilvidigez.

3. Ha ni, na róomp gwall-skouér é-béd, évit na vezô ket tamallet hor c'harg.

4. Hôgen é pép-trâ en em zis-kouézomp hon-unan ével ministred Doué, gand eunn habaskded brâz enn doaniou, enn écommou, enn ankeniou,

5. Er c'houliou, er bac'hiou, enn dispac'hiou, el labouriou, er belou, er iunou,

6. Er glanded, er wiziégez, enn hir-c'hortozidigez, er gunvélez, er Spered Santel, er garantez wirion,

7. Er gér a wirionez, é ners Doué, dre armou ar wirionez a zéou hag a gleiz;

8. Dré ann énor ha dré ann dis-megans; dré ann hanô fall ha dré ann hanô mâd: ével touellerien, ha *koulskoude* tûd gwirion; ével tûd dizanaf, ha *koulskoude* tûd ana-vezet;

9. Ével tûd daré da vervel, ha chetu omb béô; ével tûd kastizet, hag héb béza lazet;

10. Ével tûd trist, hôgen laouen bépred; ével tûd paour, hôgen ô pinvidikaat meûr a hini; ével tûd didra, hag ô piaoua pép trâ.

11. Hor génou a zigor évid-hoc'h, ô Korintied, hor c'haloun en em léd.

12. N'oc'h két strizet enn-omp; hôgen strized hoc'h enn hô pouzel-lou.

13. Hôgen róid d'in eunn hé-vélep gôbr: komza a rann ouz-hoc'h ével out va bugalé; lédid ivé *hô kaloun.*

14. Na zougit két ann hévélep iéô hag ar re ziskredik. Rak pé un-vaniez a hell béza étré ar wirionez hag ar gaou? Ha pé gévrédiger a zô étré ar goulou hag ann dévalien?

15. Pé varc'hed zô étré ar C'hrist ha Bélial? Ha pé rann zô étre ann dén kredik hag ann dén dis-kredik?

16. Pé bévélédiger étré templ Doue hag ann idolou? Râk c'houi a zô templ ann Doué béô. ével ma lavar Doué *hé-unan*. Mé a chounô enn-hô, hag e valéinn enn hô c'hreiz. Mé a vezô hô Doué, hag hi a vézô va fobl.

17. Dré-zé tec'hid eûr a greiz ann dûd-zé, émé ann Aotrou, en em rannit diout-hô, ha na likit kéd hô tourn war ar pez a zô dic'hlan;

18. Ha mé hô digemerô: mé a vézô hô tâd, ha c'houi a vézô va mipien ha va merc'hed, émé ann Aotrou holl-c'halloudek.

## VII. PENNAD.

1. PA eo bét rôed éta ar wéstlou-zé d'e-omp, va breûdeûr ker, en em garzomp eûz a gément saotr ar c'hik hag ar spéred, ô peûr-ôber santélédigez e doujans Doue.

2. Digemerid ac'hanomp. N'hon eûz gréat gaou oc'h dén, n'hon eûz saotret dén, n'hon eûz touellet den.

3. Na lavarann ked ann dra-man évid hô tamalloni; râk lavared em eûz d'e-hoc'h dijâ pénaoz émoc'h enn hor c'halounou d'ar maró ha d'ar vuez.

4. Komza a rann ouz-hoc'h gant kalz a fisians; eo em veûli a rann kalz diwar hô penn: leûn ounn a zizoan, karged ounn a levénez é-kreiz hon holl enkrez.

5. Râk pa omp deûed er Masédonia, hor c'hik n'en deûz bet éhan é-bed, hôgen a hép seurt enkrez hon eûz gouzanvet; enn diaveaz emgannou, enn diabarz spountou.

6. Hôgen Doué, pehini a fréalz ar ré-zoaniet, en deûz hor fréalzet dré zonedigez Titus.

7. Ha nann hep-kén dré hé zonédigez, hôgen ivé dre ar fréalzidigez en deûz bet digan é-hoc'h, o véza rôed da anaoud d'e-omp hô c'hoant brâz *d'am gwélout*, hô taérou, hô karantez vrâz évid-onn; enn hévélep doaré ma em eûz bet eul levénez vrasoc'h.

8. Râk pétrâ-bennâg ma em eûz hô tristéet gant va lizer, n'em eûz kéd a geûz koulskoudé; pétrâ-bennâg ma em eûz bet keûz a-raok, ô wélout pénaoz va lizer é doa hô tristéet évid eunn amzer.

9. Bréma en em laouénaann; nann ô véza ma oc'h bét trist, hôgen ô véza ma e deûz hô tristidigez hô touged d'ar binijen. Râk trist oc'h bét hervez Doue, hagével-sé ar boan hon eûz gréad d'é-hoc'h n'e deûz kéet gaou é-bed d'e-hoc'h.

10. Râg ann dristidigez a zô hervez Doue a zigas evid ar zilvidigez eur binijen stard; hôgen tristidigez ar béd a zigas ar marô.

11. Sellit pégément a draou ann dristidigez-zé hervez Doue é deûz digasset enn-hoc'h, nann *hep kén* a breder, hôgen ivé a zidamallidigez, a hérez *évid ann drouk*, a zoujans, a ioul *vâd*, a gendamouez, a venjans *eûz ann drouk*. Diskouezet hoc'h eûz é pep-trâ pénaoz é oac'h didamall é kement sé.

12. Dré-zé pa em eûz skrivet d'é-hoc'h, ne két bét enn abek d'ann hini en deûz gréat ar gwall, nag enn abek d'ann hini en deûz he c'houzanvet; hôgen évit rei da anaout ar préder brâz hon eûz évid-hoc'h dirâk Doue.

13. Râk sé omp en em laouénéet. Hag enn hol levénez omp bét c'hoaz laouenoc'h eûz a levénez Titus, ô véza ma eo bét péoc'héet he spéred gan-e-hoc'h holl.

14. Ha mar d ounn en em veûlet ac'hanoc'h ô komza out-han, n'em eûz kéd a vez da gaout: hôgen ével ma eo gwir kement hor boa lavared d'e-hoc'h, evel-sé ar veûleûdi hon eûz gréad d'é-hoc'h eûz a Dituz a zô eat em gavet gwir.

15. Hag hén a vez enn hé galoun eur garantez vrasoc'h, pa zeû da goun d'ézhan ar zentidigez ac'hanoc'h holl, ha pénaoz hoc'h eûz hé rigéméret gand douj ha gant krén.

16. En em laouénaad a rann éta ô véza ma *hellann* fisioud enn-hoc'h é pép trâ.

## VIII. PENNAD.

1. HOGEN réd eo d'é-omp rei da anaoud d'e-hoc'h, va breûdeûr, ar c'hrâs en deûz rôed Doue da Ilizon Masédonia:

2. Pénaoz ô véza bét arnodet gant kalz a enkrézou, hô lévenez a zô deûed da véza brâz meûrbéd, hag hô faourentez krêz é deûz skiñet gant founder madou hô eeunder.

3. Râk, ha rei a rann ann testéniez d'ézhô, rôed hô deûz anezhô hô-unan kement ha ma hellent, hag ivé enn tu all d'ar péz a hellent;

4. O pidi ac'hanomp gant kalz a

striv da zigeméroût hô aluzennou, ha da gemerout lòd eûz a bréder ar re hô c'hase d'ar Zent.

5. Ha n'hô deûz két grêat hép-kén ar péz a c'hédemp, hôgen en em roed int hô-unan da genta d'ann Aotrou, ha goude d'e-omp ni dré ioul Doué.

6. Enn bévélep doaré ma hon eûz pédet Tituz, evel ma en deûz deraouet, da beûr-ôber ar c'hrâz-ze enn-hoc'h

7. Hôgen ével ma founnit é pép-trâ, é feiz, é geriou, e gwiziegez, é pep préder, hag ouc'h-penn er garantez hoc'h eûz évid-omp, é founnot ive er c'hrâz-ze.

8. Na lavarann ket koulskoudé ann drâ-man évid ôber eur gourc'hémenn d'e-hoc'h: hôgen hep-kén evid hô tongen dré ar skouér eûz a bréder ar re all, da rei merkou mâd eûz hô karantez.

9. Rak c'houi a anavez madélez hon Aotrou Jézuz-Krist, péhini, hag hén pinvidik, a zô deûed da veza paour enn abek d'e-hoc'h, évit ma teùjac'h da binvidik dré hé baourentez.

10. Eunn ali eo a róann aman d'é hoc'h, ô veza ma eo gounidus d'e-hoc'h; c'houi péré hoc'h eûz déraouet nann hep-kén d'hé ôber, hôgen ivé d'hé ioull adaleg ar bloaz all.

11. Peûr-c'hrit êta bréma ar pez hoc'h eûz deraouet; évit, ével ma eo bét tear hoc'h ioul *da ôber vâd d'hô preudeûr*, evel sé ive e teûod d'hé sevéni gand ar péz hoc'h euz

12. Râk mar d-eo téar ioul ear ré, e vez digémeret evid ar pez en deûz, ha nann évid ar péz n'en deûz ket.

13. Ha na fell kéd d'in é vé diboaniet ar ré all, hag e vec'h re garget; hôgen kémend ha kement.

14. Ra zalc'hô leac'h bréma hô founder d'hô faourentez, evit ma vézô frealzet hô paourentez gand hô founder, ha ma teùi ar geit,

15. Ével ma eo skrivet: Ann hini *a zastumaz* kalz, n'en doé két muioc'h, hag ann hini *a zastumaz* nebeût, n'en doé ket nebeûtoc'h.

16. Hôgen trugarékaad a rann Doué, ô veza ma en deûz rôed da galoun Tituz ann hévelep préder em eûz évid hoc'h.

17. Râk digemeret mâd eo va feden gant-han; hag ô veza lékéat c'hoaz muioc'h a bréder, eo eat d'ho kavout anézhan hé-unan.

18. Kaset hon euz ive gant-han hor breûr, péhini a zô meûlet brâz dre ann Aviel enn holl Ilizou;

19. Ha péhini ouc'h-penn a zô dileennet gand ann Ilizou évit mont gan-é-omp enn hent, er c'hrâs-man a reomp evit gloar ann Aotrou, hag evit skoazia hon ioul vâd.

20. Hag e fell d'e omp mirout na vemp tamallet évid ar founder-zé hon eûz méret.

21. Râg ôber a reomb ar mâd gand évez-brâz, nann hep-kén dirâk Doue, hôgen ivé dirâg ann dûd.

22. Kaset hon eûz c'hoaz gant-hô hor breûr, péhini hon eûz anavézet évit beza évésiek é meur a zorvoud, ha kalz eo évesiékoc'h bréman, ni a esper ervâd *hen digémerot*,

23. Hag ivé Tituz, péhini a zô va eil, ha va skoazel enn hô kounid, hag ive hor breûdeûr *all*, Ébestel ann Ilizou, gloar ar C'hrist.

24. Diskouezid êta d'ezhô dirâg ann Ilizou pétrâ eo hô karantez, ha penaoz é tellezit ar meûleûdi hon eûz rôed d'é hoc'h.

## IX. PENNAD.

1. DIDALVEZ é vé d'in skriva c'hoaz d'é-hoc'h diwar-benn ann aluzennou a dléeur da rei d'ar zent.

2. Râg gouzoud a rann pénaoz hô kaloun a zô trumm: ha dré-ze eo en em veûlann ac'hanoc'h dirâg ar Vasedomed, ô lavaroud d'ézho pénaoz ann Akaia a zô daré abaoe ar bloaz treménet, ha pénaoz hé kendamouez é deûz kentraouet meûr a hini.

3. Râk sé em eûz kaset hor breûdeûr évit n'am bézô két hô meûlet enn-aner diwar-benn kement-

sé, ha ma viot kavet daré, ével ma em eûz he lavaret :

4. Gand aoun, pa zeûi ar Vasédonied gan-én, na gafchent ac'hanoc'h dibare, ha na zeûzchent da rusia (évit na livirimp két é ve c'houi) diwar benn kement-sé.

5. Red em eûz kavet éta pidi hor breûdeur da vond d'hô kavout em raok, évit ma vézô daré ann aluzen é oac'h en em westlet da ôber, hôgen ével eur bennoz, ha nann évél dre bizôni.

6. Hé lavaroud a rann d'é hoc'h, penaoz néb a hâd gant pizôni, a vedô gant pizôni, ha néb a hâd gant founder, a vedô gant founder.

7. Ra rôi pép-hini ar péz en devézô lekéad enn he galoun da rei, nann gant tristidigez, pé ével dre redi; rak Doué a gâr ann hini a rô gant levénez.

8. Ha Doué a zô galloudek évid hô karga a béb seurt grasou, évit pa hô pézô é péb amzer hag é pép trâ kement ha ma boe'h eûz ezomm, hô pézô gant founder péadrâ da brederia a bép seurt mâd oberiou :

9. Evel ma eo skrivet : Darnaoui a ra *hé vadou*, hô rei a ra d'ar béorien : he wirionez a badô da virvikenn.

10. Ann hini a rô ann hâd d'ann hader, a rôi d'é-hoc'h bara da zibri, hag a greskô taoliou frouez hô kwirionez ;

11. Évit ma viot pinvidik é péptrâ ha gant pép largentez, ar péz bul laka da drugarékaat stard Doué.

12. Râg ar péz a roil dré hon daouarn ni, na zalc'h két leac'h hép kén da ziouer ar Zent, hogen ivé é founna dre ann holl drugarézou a zigas da Zoué ;

13. Hag ar ré hô deûz lod enn hô largentez *dré hon daouarn*, a veûl Doue eûz ann doujans a ansavit évid Aviel ar C'hrist, bag eûz ar vadélez gant péhini é rôit lód eûz *hô madou*, ha d'ézhô, ha d'ar ré all boll ;

14. Hag a béd évid hoc'h, hag a c'hoanta hô kwélout, enn abek d'ar c'hrâs c'houek hoc'h eûz bed digand Doué.

15. Ra vézô meûlet Doué eûz hé rô dilavaruz.

## X. PENNAD.

1. HOGEN me va unan Paol, é pédann ac'hanoc'h dre gunveiez ha dre boell ar C'hrist, me péhini pa'z ounn bezand a zô distéber dira z-hoc'h, ha pa'z ounn ézvézand a zô her enn hô kénver ;

2. É pédann ac'hanoc'h na vézô két red d'in, pa vézinn bézand, d'en em réna gand herder, évél ma venneur, e kenver himennou, pere a laka enn hô fenn penaoz é kerzomp hervez ar c'hik.

3. Râk petrâ bennâg ma kerzomp er c'hik, na stourmomp két hervez ar c'hik.

4. Armou hor soudarded ni n'int két kiguz ; hôgen gallouduz int é Doué évid diskara ar c'hestel, hag évit terri ar c'huzuliou,

5. Ha kémend a zâv ré uc'hel a-énep gwiziégez Doue, hag evit lakaad é sklaverez ann holl spérédou e doujans ar C'hrist ;

6. Pa hon eûz étre hon daouarn ar galloud da wana ann holl zizentidigez, pa vézô leûniet hô sentidigez.

7. Sellid ouc'h ann traou dioue'h ann doare. Ma venn eur ré ennhan he-unan penaoz éma d'ar C'hrist, ra vennô ivé enn-han he-unan penaoz, ével ma éma d'ar C'hrist, emomb ivé *d'ar C'hrist.*

8. Râk, ha pa en em veûlfenn muiuc'h eûz ar galloud en deûz rôed ann Aotrou d'é omp évit rei kentel vâd d'é-hoc'h, ha nann evid hô tiskar, na zeûjenn ked da rusia.

9. Hôgen évit na vézô két krédet pénaoz é fell d'é-omp hô spounta gant lizeri.

10. Râk lizéri *Paol*, éme-z-hô, a zô poelluz ha kre ; hôgen pa éma bézand, hé gorf a zô gwân, hag he lavar a zô dister :

11. Ra vennô ann hini a lavar évelsé, penaoz évél ma komzomp

enn hol lizéri ha ni ezvézand, enn hévelep doaré en em rénomp enn hon ôberiou ha ni bézand.

12. Râk na grédomp két en em lakaad e renk biniennou peré en em veûl hô-unan, nag en em geida out-hô ; hôgen en em venta a réomp war ar péz omp évit-gwir enn-omp hon-unan, hag en em geida a réomp ouz omp hon-unan.

13. Ével-sé ni n'en em veûlimp két dreist ment, hôgen hervez ment ar reiz, en deûz Doué rannet d'éomp, ar vent da véza deûet bétég enn-hoc'h.

14. Râk n'en em astennomp két enn tu all d'ar péz a dléomp, ével pa na vijemp két deûet bétég enn-hoc'h, pa omp deûet betég enn-hoc'h enn eur brézégi Aviel ar C'hrist.

15. N'en em veûlomp kéd *éta* dreist-ment, é labouriou ar ré all: hôgen ni a esper pénaoz ma kresk hô feiz, en em veûlimp enn-hoc'h gant founder hervez hor reiz,

16. O prézégi ann Aviel d'ar ré a zô enn tu all d'e-hoc'h ; ha n'en em veûlimp két é reiz eunn all er péz en dévézô aozet dijâ.

17. Hôgen mar teû eur ré d'en em veûli, r'en em veûlô enn Aotrou.

18 Râk né kéd ann hini en em veûl hé unan a zô da brizout, hôgen ann hini a zô meûlet gand Doué.

## XI. PENNAD.

1. PLIJET gand Doué é helfac'h gouzanvi eunn nébeût va diévézded ; ha gouzanvit ac'hanoun.

2. Râk gant gwarizi hô karann, hôgen gant gwarizi Doué ; râg hô timézet em eûz ével eur werc'hez dinam da eur pried hép-kén, péhini eo ar C'hrist.

3. Hôgen aoun em eûz pénaoz, ével ma en deûz ann aer touellet Éva dré hé ijinou, ével sé ivé na vézô saotret hô skiantou, ha na zeûint da zistéraat eûz ann eeunder a zô er C'hrist.

4. Râk mar prézeg ann hini a zeû, eur C'hrist all égéd ann hini hon eûz prézéget ; pé mar rô d'é-hoc'h eur Spéred all égéd ann hini hoc'h eûz digéméret ; pé mar prézeg eunn Aviel all egéd ann hini a zô bét rôed d'é-hoc'h, gant gwir abek é c'houzanvit.

5. Râk mé a venn pénaoz n'em eûz gréat netrâ a nébeûtoc'h égéd ar ré 'vrasa eûz ann Ébestel.

6. Mar d-ounn amzéré em c'homsiou, n'ounn kéd enn hévélep trâ er wiziégez : hôgen en em ziskouézet omp enn hô toucz é pep trâ.

7. Hag eur gwall em eûz-mâ gréat, pa ounn en em izélert évid hoc'h huelaat, ô prézégi d'é-hoc'h Aviel Doué évit netrâ?

8. Dibourc'het eo ann Ilizou all gan-éu, ô digemeroul gôbr digant-hô évit servicha ac'hanoc'h.

9. Ha pa oann gan-é-hoc'h, hag em boa ézomm, n'em eûz héc'hiet dén : râg ar vreûdeûr a zô deûed eûz a Vasedonia hô deûz rôed d'in ar péz em boa ézomm ; hag é pep trâ em eûz hô servichet, hag hô servichinn héb hô péc'hia.

10. Ével éma gwirionez ar C'hrist enn-oun, na vézô két lamet ar veûleûdi-zé digan-én e broiou ann Akaia.

11. Pérâk? Ha n'hô karann-mé két? Doué her goar.

12. Hôgen ann dra-zé a rann, hag a rinn, évit trouc'ha aun darvoud d'en em veûli d'ar ré hé glask, ô fellout d'ézhô en em ziskouéza hénvel ouz-omp, évit kaout énô eunn abek a veûleûdi.

13. Râg ar seurt tûd-zé a zô fals-Ébestel, labourerien tonelluz, péré a *fell d'ezhô* kéméroud doaré Ébestel ar C'hrist.

14. Ha né kéd eunn dra souézuz, râk Satan hé-unan a gémeé ann doaré eûz a eunn Éal goulaouek.

15. Né kéd *éta* estlammuz mar teû hé vinistred da géméroud doaré ministred ar wirionez : hôgen hô divez a vézô hénvel oud hô ôberiou.

16. Hel lavaroud a rann c'hoaz d'é-hoc'h (na vennô den é venn eunn dén diskiant, pé da vihana digémézid ac'hanoun ével eunn dén

diskiant, évit ma bellinn ivé en em veûli eunn nebeût).

17. *Kredit, ntar kirit*, pénaoz ar pér a lavarann, n'hel lavarann ket hervez ann Aotrou, hogen evel dre zibooll, ar pez a zeù da abek d'in d'en em veûli.

18. Pa en em veûl meûr a hini hervez ar c'hik, mé en em veûlô ivé.

19. Rág gouzanvi a rid ar ré zisklant, pa'z oc'h fûr hoc'h-unan.

20. Gouzanvi a rit zô-kén é teufé eur re d'hô lakaad é sklaverez, d'hô tibri, da gémeroud *hô trâ*, d'hô tigémerout gant balc'hder, da skei war hô tremm.

21. Em méz hel lavarann, ô véza ma selleur ac'hanomp évol re wan é-kenver ann dra-zé. Hogen pa éz eûz unan-bennág hag a zo ker (gand dibooll e komzann), me a vezô ker ivé.

22. Hag Hebréed int-hi? Ha mé ivé. Hag Israeltted înt-hi? Ha mé ivé. Hag eûz a wenn Abraham înt-hi? Ha mé ivé.

23. Ha Ministred ar C'hrist int-hi (ével eunn dén diskiant é komzann)? Ha me ivé mui égét-hô. Mui a labour em eûz gréat; mui a daoliou em eûz bet, mui a vac'hiou em eûz gouzanvet, aliésoc'h ounn bet dare da vervel.

24. Digand ar Iuzevien em eûz bét e pemp gweach, daou ugent *taol skourjez* néméd unan.

25. Teir gwéach ounn bét kannet gant gwial; eur wéach ounn bet labezet; teir gwéach em eûz gréat pense · eunn nôrvez hag eunn dervez ounn bet o gweled ar mór.

26. Aliez ounn bet enn ergension é-gwall war ar stenou, e-gwall a berz al laeroun, é gwall a berz tûd va bro, e gwall a berz ar Jentiled, é-gwall er c'herou, é-gwall enn distrô, é-gwall war ar mór, é gwall é-touez falz-vreûdeûr.

27. *En em gaved ounn* el labour hag er skuizder, e kalz a zihunou, enn naoun hag er séc'hed, é kalz a iunou, er yenien hag enn noazded:

28. Ouc'h-penn ar poaniou-zé, peré a zô a ziavéaz, va gefridi pemdéziek, ar préder em eûz eûz ann holl Ilizou.

29. Piou a zô gwân, hép ma wanann gant-han? Piou a gemer gwall skouer, hep ma loskann?

30. Mar d-eo red en em veûli, me en em veûlô eûz va foaniou.

31. Doué Tâd hon Aotrou Jézuz-Krist, péhini a zô benniget enn holl amzeriou, a oar penaoz na lavarann ked a c'hevier.

32. É Damaz, ann hini a ioa pennbrô évid ar Roué Aretaz a leken diwallout kéar, evit va c'hémérout:

33. Hôgen diskennet ê oenn dré eur prénestr enn eur gést a-héd ar vôger, hag ével-sé é tec'hiz dioud hé zaouarn.

## XII. PENNAD.

1 MAR d-eo réd en em veûli (ha né ked déread hé ôber), é teûinn brema d'ar gweledigeziou ha d'ann diskleriadurioù eûz ann Aotrou.

2 Anaoud a rann eunn dén er C'hrist, péhini a oe skrapet ouc'h-penn pevarzek vloaz zô (mar boé gand hé gorf, pé mar boe heb hé gorf, na ouzonn két, Doué a oar), a oé skrapet bété ann tréde Env.

3. Ha me a oar pénaoz ann dén-zé (mar boé gand hé gorf, pé mar boé heb hé gorf, na ouzonn két, Doué a oar),

4. A oé skrapet er baradoz; hag é klevaz *énô* komsiou kuset, ha ne ked aotréed da eunn dén hô lavarout.

5. Mé a belfé en em veûli *ô komza* eûz a eunn dén ével se; hogen évid oun-me na fell d'in en em veûli némêd eûz va fnaniou.

6. Râk ma felfe d'in en em veûli, na venn ket diskiant; râg ar wirionez a lavarfenn: hogen en em zerc'hel a rann, gand aoun na zeûfe eur ré da brizout ac'hanoun enn tû all d'ar pez a wel enn-oun, pé d'ar pér a glev diwar va fenn.

7. Ha gand aoun na zeûfe ar brasder eûz ann diskleriadurioù da uc'helaad ac'hanoun, eo bét roed d'in

eur brond em e'hik, *péhini eo* éal Satan, évit va c'harvanata.

8. Râk-sé em eûz pedet teir gwéach ann Aotrou, évit ma tec'hché *hen-nez* diouz in :

9. Hag hén en deûz lavared d'in : A-walc'h eo d'id kaout va c'hrâs; râk va ners a wella er gwanded. En em veûli a rinn éta a galoun vâd em gwanderiou, évit ma choumô enn-oun ners ar C'hrist.

10. Dré-zé en em blijann em gwanderiou, enn dismégansou, enn ézommou, enn heskinou, enn ankeniou évid ar C'hrist : râk pa ounn gwân, neûzé eo ounn kre.

11. Diboull ounn deûet, ha c'houi eo hoc'h eûz va rediet da véza. Râg gan é-hoc'h eo é tlienn béza meûlet : pa n'ounn két bét distéroc'h égéd ar ré vrasa eûz ann Ébestel, pétrâ-bennâg n'ounn nétrâ.

12. Koulskoudé merkou va Abostoliez a zô en em ziskouézet enn hô touez gant peb habaskded, gand arouésiou, gant burzudou, ha gand ôberiou nerzuz.

13. Râk pétrâ hoc'h eûs-hu bét a nébeûtoc'h egéd ann Ilizou all, némét n'em eûz kéd hô péc'hiet? Distaolid d'in ar gaou-zé.

14. Chêtu ann trédé gwéach ounn en em reizet évit mond d'hô kwélout, ha na rôinn kéd a véac'h d'éhoc'h. Râk na glaskann ked ar pez a zô d'é hoc'h, hogen c'houi eo a glaskann. Râk né kéd ar vugalé a dlé dastumi tenzoriou évid hô zadou, ann tadou eo a dlé dastumi évid hô bugalé.

15. Ha mé a rôi a galoun vâd *kemend em eûz*, hag eo em rei a rinn c'hoaz va-unan évid hoc'h éné ou, pétrâ-bennâg évid hô karoud èvel ma rann, é kart nebeûd ac'hanoun.

16. Hôgen bézet: n'em eûz két hô péchiet, hôgen, *war hô mênô*, eunn dén troidelluz ounn, hag eo felled d'in hô kémeroud dré ijin.

17. Ha lékéad em eûz-me unanbennâg eûz ar ré em eûz kaset étrézeg enn-hoc'h da denna eunn dra digan-é-hoc'h?

18. Pédet em eûz Titus *da vond d'hô kwélout*, hag em eûz kaset gant-han uoan eûz hor breûdeûr. Ha Titus en deûs-hen tennet eunn dra digan-é-hoc'h? Ha n'hon eûz-ni ked heûliet ann hévélep spéred? Ha n'hon eûz ni két kerzet war ann hévelep roudou?

19. Ha menna a rit-hu c'hoaz pénaoz en em zidamallimp dira-z-hoc'h? Komza a réomb ouz-hoc'h dirâk Doue er C'hrist : ha kémend a lévéromp d'é-hoc'h, va breûdeûr ker, eo évid skouér-vâd d'é-hoc'h.

20. Râg aoun em eûz, pa'z inn d'hô kwélout, n'hô kavinn ked evel ma fell d'in, ha na gavot ked ac'hanoun evel ma fell d'é-hoc'h : *aoun em eûz* na vé enn hô touez reûstlou, gwarizion, drougiézou, strivou, drouk-komsiou, c'houibanadou, stambouc'hiou, dispac'hiou.

21. Hag evel-se, pa zeûon adarré d'hô kwelout, na vezekaje Doué ac'hanoun enn hô prô, ha na vé réd d'in gwela war veûr a hini peré hô doa péc'het a-raok, ha n'hô deûz két gread a binijen eûz hô louidoni, eûz hô gadelez, hag eûz hô likaouérez.

## XIII. PENNAD.

1. CHÉTU évid ann trédé gwéach éz ann d'hô kwélout. E génou daou pé dri dést e savô pép ger.

2. Lavaret em eûz dijâ d'é-hoc'h, ha lavaroud a rann c'hoaz ha mé ezvézand, hogen o véza ma vézion bezand *abarz nemeûr*, pénaoz ma teuann eur wéach all, na espernınn ked ar ré hô deûz pec'het, nag ar ré all holl.

3. Ha felloud a ra d'é-hoc'h ar-nodi galloud ar C'hrist péhini a gomz dré va génou, péhini ne két bét gwân, hôgen galloudus enn hô touez?

4. Râk pétrâ-bennâg ma eo bét staget oud ar groaz hervez ar gwander; hôgen béva a ra brema dré ners Doué. Ha ni iyé a zô gwân gant-han, hôgen béva a raimp gant-

han dré ners Doué pehini a wéleur enn hoc'h.

5. Enklaskid hoc'h-unan mar d-émoc'h er feiz en em arnodit hoc'h unan. Ha na anavézit hu kéd hoc'h-unan pénaoz éma Jézuz-Krist enn-hoc'h ? Némét kollet é vec'h a-grenn.

6. Hôgen má a esper pénaoz éc'h anavézchot n'omp két ni kollet a-grenn.

7. Hôgen ni a béd Doué évit na réot droug é-béd ; nann évit ma vézimp kavet mâd, hôgen évit ma réot ar péz a zô mâd da ôber, ha pa dle emp-ni béza kollet.

8. Râk na bellomp netrâ a énep ar wirionez, hôgen évid ar wirionez.

9. Ha laouen omp pa wélomp èz omp gwân, hag éz oc'h c'houi kr é. Pidi a réomp évit ma teûod da véza klôk.

10. Dré-zé é skrivann ann draman d'é-hoc'h ha me ezvézand, évit pa vézinn bézand n'en em ziskouézinn két garvoc'h, hervez ar galloud en deûz rôed ann Aotrou d'in évit sével, ha nann évid diskara.

11. Enn-divez, va breûdeûr, en em laouénait, bézit dinam, en em galounékait, bézit fûr, bévid é péoc'h, ha Doué ar péoc'h hag ar garantez a vézô gan-é-hoc'h.

12. En em saludit ann eil égilé gand eunn af santel. Ann holl zent a salud ac'hanoc'h.

13. Grâs hon Aotrou Jézuz-Krist, ha karantez Doué, ha kévrédigez ar Spéred-Santel ra vézô gan-é-hoc'h holl Amen.

——•—•—•—•❧❦☙•—•—•—•——

## LIZER SANT PAOL ABOSTOL D'AR C'HALATED.

### I. PENNAD.

1. PAOL Abostol, nann a herz ann dûd, na dré eunn den, hôgen dré Jézuz Krist, ha Doue hé Dâd, péhini en deûz hé zazorc'het a douez ar ré varô ·

2. Hag ann holl vreûdeûr a zô gan-én, da Ilizou ar Galatia.

3. Ra vezô gan é-hoc'h ar c'hrâs hag ar péoc'h digand Doué ann Tâd, ha digand hon Aotrou Jézuz-Krist,

4. Péhini a rô en em rôet hé-unan évid hor péc'hedou, hag évid hon tenna eûz a fallôni ar bed béaand, hervez ioul Doué hon Tâd,

5. Da biou eo ar c'hloar eun holl amzeriou. Amen.

6. Souézed ounn hô pé dilezet ker buan ann hini en deûz hô kalvet da c'hrâs ar C'hrist, évid heûlia eunn Aviel all.

7. Né ked é vé eunn all; hôgen béz' éz eûz hiniennou hag a nec'h ac'hanoc'h, hag a fell d'ézhô diskara Aviel ar C'hrist.

8. Hogen ha pa azûfemp-ni, pé eunn Eal eûz ann Env da brézégi d'é-hoc'h eunn Aviel dishavel diouc'h ann hini hon eûs prézéget d'é-hoc'h, ra vezô milliget.

9. Evel ma hon eûz hé lavaret d'é-hoc'h kentoc'h, hag hé lavaroud a rann c'hoaz bremaa: Mar teû eur ré da brézégi eunn Aviel dishével diouc'h ann hini a zô bét rôed d'é-hoc'h, ra vezô milliget.

10. Râk piou a fell d'in da gendrec'hi brema, pé ann dûd, pé Doué? Ha klaskout a rann-mé plijoud d'ann dûd? Mar felfe d'in c'hoaz plijoud d'ann dûd, na vijenn két servicher ar C'hrist.

11. Diskleria a rann eta d'é-hoc'h, va breûdeûr, pénaoz ann Aviel em eûz prézéged d'é-hoc'h, na zeû kéd a herz ann dén;

12. O véza n'em eûz hé zigéméret, ha n'em eûz hé zesket gand dén é béd, hôgen dré ziskleriadur Jézuz Krist.

13. Râk kleved hoc'h eûz pénaoz em eûz bévet gwéchall é kréden ar Iuzevien, penaoz em eûz heskinet enn eunn doaré direiz Iliz Doué, hag em eûz gwastet anezhi,

14. Ha pénaoz en em ziskouézenn gant mui a ziboell é krédenn ar Iuzevien, égét meûr a hini eûz va oad hag eûz va brô, ô terc'hel gand eunn oaz direiz kelénadurézou a-c'hénou hon tadou.

15. Hôgen pa eo plijet gand *Doué*, péhini en deûz va dilennet adalek kôv va mamm, hag en deûz va galvet dré hé c'hrâz,

16. Diskleria d'in hé Vâb, évit ma prézégfenn anezhan é-touez ar Jentiled; râk-tâl em eûz hé c'hréat hép sélaou ar c'hik nag ar gwâd;

17. Ha n'ouaa ked deûed da Jéruzalem da gavoud ar ré a ioa Ebestel em raok; hôgen éad ounn enn Arabia, hag ounn distrôet c'hoaz da Damaz.

18. A-benn tri bloaz é teûiz da Jéruzalem da wélout Per, hag é choumiz pemzék dez gant-han.

19. Hôgen na wéliz Abostol all e-bed, német Jakez breûr ann Aotrou.

20. E kémend a skrivann d'é-hoc'h; c'hétu bel lavarann dirâk Doué, n'eûz gaou é-béd.

21. Ac'hanô éz iz é brôiou ar Siria hag ar Silizia.

22. Hôgen né oann két anavézet a zremm gand ann Ilizou a Judea a grédé er C'hrist.

23. Klevet hô doa hép-ken pénaoz ann hini hô heskine kent a brezégé neûzé ar feiz, out péhini e stourmé kent;

24. Hag é veûlent Doué divar va fenn.

## II. PENNAD.

1. PEVARZÉK vloaz goudé éz iz adarré da Jéruzalem gant Barnabaz, hag ó veza ivé kéméret Titus gan-én.

2. Hôgen mond a riz di hervez eur wélédigez; ha mé a ziskleriaz gant-hô d'ar bobl ann Aviel a brézégann d'ar Jentiled, ha dreist-holl d'ar ré vrasa anézhô; gand aoun n'am bé rédet, pé na rédchenn enn aner.

3. Hôgen na oé két rédiet Titus, péhini a oa gan-én, hag a oa Jentil, da véza enwadet:

4. Hag'enn abek d'ar fals-vreûdeûr a oa deûed *enn Iliz*, hag a oa en em lékéad enn hon touez évit spia ar frankiz hon eûz é Jézuz-Krist, évid hol lakaad é sklavérez,

5. Na fellaz kéd d'é-omp pléga évid eur prédik, évit ma choumché gan-é-hoc'h gwirionéz ann Aviel.

6. Ével-sé ar ré hô doa ann doaré da véza eunn dra-bennâg (ar péz int bét gwéchall né kéd em kers, ha Doué n'en deûz kemm é-béd évid dén), ar ré éta hô doa évidoûn ann doaré da véza eunn drabennâg, n'hô deûz desket d'in nétrâ a nevez;

7. Hôgen enn énep pa wéljont pénaoz ar garg da brézégi ann Aviel d'ar ré aienwadet a oa bét rôed d'in, ével da Ber ar garg da brézégi d'ar ré enwadet;

8. (Râg ann hini en deûz lékéat Per da Abostol d'ar ré enwadet, en deûz ivé va lékéad da Abostol d'ar ré zienwadet)

9. Pa anavézaz Jakez, ha Kéfaz, ha Iann, péré a hévélé béza ar peûliou *eûz ann Iliz*, ar c'hrâs a oa bét rôed d'in, é rôjont hô dourn déoû d'in ha da Varnabaz é arouéz kévrédigez, évit ma prézégfemp-ni d'ar Jentiled, hag hi d'ar ré-enwadet.

10. *Erbédi a rejont* hép-kén d'é-omp knout koun eûz ar béorien; ar péz em eûz préder brâz da óber.

11. Hôgen pa zeûaz Kefaz da Antiokia, mé a énébaz out-han enn hé zaou-lagad, ó veza ma oa tamalluz.

12. Râg a-raok ma oa deûet hiniennou a berz Jakez, hén a zebré gand ar Jentiled; hôgen goudé ma oend deûet, hén en em dennaz hag en em rannaz diout-hô, gand aoun râg ar ré a ioa enwadet.

13. Ar Iuzevien all a heûliaz hé drôidellérez, ha Barnabaz hé unan a oé didennet enn hévélep trôidellérez.

14. Hôgen pa wéliz pénaoz na gerzent két eeun hervez gwirionez ann Aviel, é liviriz da Gefaz dirâg ann holl: Ma vévez é doaré ar Jentiled, ha té Iuzev, ha nann é doaré ar Iuzevien, Perâg é rédiezté ar Jentiled da véva é-c'hiz Iuzevien?

15. Iuzevien omp ganet, ha n'omp két Jentiled, péré a zó péc'hérien.

16. Hôgen ó c'houzont pénaoz ann dén né két didamallet dré ôberiou al lézen, hôgen dré ar feiz é Jézuz-Krist, ní hon eûz hon-unan kredet é Jézuz-Krist, évit ma vézimp didamallet dré ar feiz er C'hrist, ha nann dré ôberiou al lézen: râk dén é-béd na vézó didamallet dré ôberiou al lézen.

17. Pa glaskomp béza didamallet dré ar C'hrist, ma vemp kavet ivé péc'herien, hag ar C'hrist a vé ministr ar péc'hed? Doué ra viró.

18. Râk ma savann a nevez ar péz em eûr diskaret, ével torrer al lézen en em likiinn.

19. Hôgen maró ounn d'al lézen dré al lézen hé unan, évit na vévinn mui neméd évid Doué. Staged ounn bét oud ar groaz gand ar C'hrist.

20. Hag é vévann, pé gentoc'h né két mé a vév, hôgen ar C'hrist eo a vév enn oun. Ha mar bévann bréman er c'hik, é vévann é feiz Mâb Doué, péhini en deûz va c'haret, hag a zó en em rôed hé unan évid oun.

21. Na zistaolann két gràs Doué. Râk mar teû ar wirionez dré al lezen, ar C'hrist a zô éta marô évit nétrâ.

## III. PENNAD.

1. O Galated diskiant, piou en deûz hô strôbinellet évit ma teûfac'h dizent d'ar wirionez, c'houi dirâk daou-lagad pére eo bet disrevellet Jezuz-Krist èvel pa vije bet staget ond ar groaz enn hô touez?

2. Eunn dra hép-ken a fell d'in da zeski digan é hoc'h: ha dré ôberiou al lezen eo hoc'h eûz digemeret ar Spered-Santel, pe dre ar feiz hoc'h eûz klevet?

3. Ha diskiant a walc'h oc'h hu, évit, goudé beza déraouet dré az Spéred, é teûfac'h bréma da beûz-ôber dré az c'hik?

4. Hag eunn aner eo hô pézô gouzanvet kément? Mé a gréd né vézô ked enn aner.

5. Ann hini a rô d'é-hoc'h ar Spéred, hag a ra burzudou enn hô touez, hag hén her grà dré ôberiou al lézen, pé dre ar feiz hoc'h eûz klevet?

6. Évelma eo skrivet: Abraham a grédaz é Doué, hag *he feiz* a oé nivéret d'ézhan ével gwirionez.

7. Gwezit éta pénaoz ar ré a zô *bugalé* ar feiz, a zô ive bugalé Abraham.

8. Ével sé Doué ô rāg gwélout ez Skritur pénaoz é tidamalché ar bobl ou dré ar feiz, a réaz ann diougan-man da Abraham: Ann holl Boblou eûz ann douar a vezo bennget enn-oud.

9. Drézé ar ré en em skoazel war ar feiz, a zô bennigct gand Abraham ar feal.

10. Hôgen piou-bennâg en em skoazel war al lezen, a zô dindân ar valloz; pa eo zkrivet: Milliget ra vezô kémend hini na vir két kémend a zô zkrivet é Levr al lézen.

11. Hag anad eo pénaoz dén n'eo didamallet dré al lézen dirâk Doué; râg ann dén gwirion a vév dré ar feiz.

12. Hôgen al lézen n'eo em skoazel két war ar feiz; hôgen néb a virô ann traou man, a vévô enn-hô.

13. Ar C'hrist en deûz hon daspréoet eûz a valloz al lezen, ô véza ma eo en em c'hréat malloz évid-omp; ével ma eo zkrivet: Milliged eo néb a zô krouget oud ar prenn;

14. Évit ma teûjé bennoz Abraham war ar Jentiled é Jezuz-Krist, ha ma figémerchemp dré ar feiz ar Spered diouganet.

15. Va breûdeûr (hervez eunn dén é komzann), pa en deûz eunn dén gréad eur marc'had dre skrid, hag hén kretéet mâd, den na zispriz anézhan, ha na'z a dreist.

16. Doue en deûa rôed bé c'hér da Abraham, ha d'hé wenn. Na lavar ket: Ha d'he wennou, ével pa felfe d'ézhan komza eûz a veûe a hini; hôgen, ha d'hé wenn, da lavaroud eo, da unan eûz hé wenn, péhini eo ar C'hrist.

17. Ar péz a fell éta d'in da lavarout eo pénaoz eo bét krévéet ar gévrédigez gand Doue, ha pénaoz al lézen péhini n'eo bét rôet némét pevar c'hant bloaz ha trégont goudé, na hell két béza bét lamet gant-han évid hé lakaad da derri hé c'hér.

18. Râk mar d eo dré al lézen eo rôed ann digouéz d'é-omp, n'eo mui éta dré ar gwéstl. Hôgen dré ar gwéstl eo en deûz Doué hé rôed da Abraham.

19. Pétrâ éta eo al lézen? Lékéad eo évid anaout ar gwallou a réad oc'h he zerri, bété ma teûjé ar wenn da béhini é oa diouganet. Hag al lézen-zé a zô bet rôet gand ann Eled dré zourn eunn hantérour.

20. Hôgen eunn hantérour né kéd eûz a unan hép-kén ha Doué n'eo néméd unan.

21. Hag al lezen éta a zô a-énep gwestlou Doué? Doué ra virô. Râk ma é defé gellet al lezen a zô bét rôet, rei ar vuez, ar wirionez hép mâr é-bed a zeûfé eûz al lézen.

22. Hôgen ar Skritur é deûz

serret pép trà dindân ar péc'hed, évit ma vijé rôet ar péz a oa gwéstlet dré feiz Jézuz-Krist d'ar ré a gretché enn-han.

23. Hôgen abarz ma oé deûed ar feiz, é oamp serret dindân al lézen, évid en em aoza d'ar feiz a dlié béza diskleriet.

24. Évelsé al lézen a zô bét hor skôlier er C'hrist, évit ma vijemp didamallet dré ar feiz.

25. Hôgen pa eo deûed ar feiz, n'émomp mui dindân ar skôlier.

26. Bugalé Doué oc'h holl dré ar feiz é Jézuz-Krist.

27. Râk kémend hini ac'hanoc'h a zô bét badézet er C'hrist, en deûz gwisket ar C'hrist.

28. N'eo na Iuzeô na Jentil, na sklâv na frank, na gwâz na maouez; hôgen n'oc'h holl néméd unan é Jézuz-Krist.

29. Hôgen mard-oc'h d'ar C'hrist, éz oc'h éta gwenn Abraham, hag hô héred hervez ann diougan.

## IV. PENNAD.

1. LAVAROUD a rann c'hoaz: Keit ha ma eo bugel ann her, né kéd disheñvel diouc'h eur mével, petrâ-bennâg ma eo ann aotrou eûz a bep trà.

2. Hôgen dindân ar warded ha dindân ar véreriou éma, beteg ann amzer merket gand hé dâd.

3. Évelsé ni pa édomp bugalé, édomp sklaved dindân kenteliou ar bed.

4. Hôgen pa eo bét deûet sévénidigez ann amzer, Doué en deûz kaset hé Vâb, gréad eûz a eur c'hrég, gréad dindân al lézen;

5. Évid dasprena ar ré a ioa dindân al lézen, hag hol lakaad da véza mipien ann dilenn.

6. Hag ô véza ma'z oc'h mipien, Doué en deûz kaset Spéred hé Vâb enn hô kalounou, péhini a grî Abba, va Zâd.

7. Dré-zé *hini ac'hanoc'h* n'eo bréma mével, hôgen mâb eo. Mar deo mâb, eo ivé her Doué dré Jézuz-Krist.

8. Gwéach all, pa na anavéec'h kéd Doué, é servichac'h ar ré na oa két douéed dré natur.

9. Hôgen bréma pa hoc'h eûz anavézet Doué, pé gwelloc'h pa oc'h bét anavézet gand Doué, pénaoz é tistrôit-hu c'hoaz d'ar c'hélennou kentaz ker gwân ha ker paour, dindân péré é fell d'é-hoc'h servicha adarré?

10. Miroud a rid ann deisiou, hag ar misiou, hag ann amzeriou, hag ar bloaziou.

11. Aoun em eûz evid-hoc'h, n'em bé labouret évid-hoc'h enn-aner.

12. Bézid évél-d-oun, râk mé a zô évél d-hoc'h: mé hô ped eûz a gement-sé, o'hoc'h eûz gréad droug é-béd d'in.

13. Râg gouzoud a rit pénaoz er penn-kenta em eûz prézeged d'é-hoc'h ann Aviel é gwander ar c'hîk,

14. Ha pénaoz n'hoc'h eûz két va disprizet, na va distaolet *enn abek da wall-ioulou va c'hîk*: hôgen va digéméred hoc'h eûz é-c'hiz eunn Éal Doué, ével Jézuz-Krist *hé-unan*.

15. Péléac'h éma éta hoc'h eurusded? Râk ann desténi-man a rôann d'é-hoac'h pénaoz *neuzé* hô pijé tennet, mar boa galluz, hô taoulagad, évid hô rei d'in.

16. Ha deûed ounn éta da éaébour d'é-hoc'h, évit béza lavaret ar wirionez d'é-hoc'h?

17. Eu em rei a réont d'é hoc'h, hôgen n'eo kéd évid ar mâd: hô pellaad a fell d'ezhô diouz omp, évit ma en em rôot d'ezhô.

18. Hôgen c'houi en em rôid d'ar mâd évit-mâd é péb amzer, ha nann hép-kén pa ounn em gavana enn hô touez.

19. Va mipienigou, péré a c'hanana c'hoaz, kén na vézô doaréet ar C'hrist enn-hoc'h,

20. Me a garré bréma béza gan-é-hoc'h, ha kemma va mouéz; râg é poan émouan *évit hamza* ouz-hoc'h.

21. Livirid d'in, c'houi péré a fell d'é-hoc'h béza dindân al lézan, ha n'hoc'h eûs-hu két lennet al lézen?

22. Râk skrived eo, pénaoz Abraham en deûz bét daou vab, unan eûz ar vatez, hag eunn all eûz ar c'hreg frank.

23. Hôgen ann hini a zô deûed eûz ar vatez, a zô ganet hervez ar c'hik; hag ann hini a zô deûed eûz ar c'hrég frank, a zô ganet dré ar gwestl.

24. Ann traou-man a zô bét lavaret dré allégori. Râg ann diou vaouez-zé a zô daou destamant. Unan anézhô a zô bét rôet war vénez Sina, ha n'en deûz ganet némed sklaved: hag hen-nez eo Agar.

25. Râk Sina a zô eur ménez enn Arabia, war-harz al leac'h a zô bréma Jéruzalem, hag a zô sklâv gand hé mipien.

26. Hôgen ar Jéruzalem a zô d'ann néac'h, a zô dieûb. hounnez eo a zô hor mamm.

27. Râk skrived eo. Laouéna, grég vréc'hañ, pa na c'hanez két: atrâk, ha garm, pa na wilioudez két; râg ann hini a zô dilezet é deûz muî a vugalé, égéd ann hini é deûz eunn ozac'h.

28. Ni a zô éta, va breûdeûr, bugale ar gwéstl évél Izaak.

29. Hag évél neûze ann hini a oa ganet hervez ar c'hik a heskiné ann hini a *oa ganet* hervez ar spéred, évél-sé ivé *é c'hoarvez* bréma.

30. Hôgen pétrâ a lavar ar Skritur? Kâs-kuit ar vatez hag hé mâb; râk mâb ar vatez na vézô kéd da her gant mâb ar c'hrég frank.

31. Râk-sé, va breûdeûr, nî n'omp két bugalé ar vatez, hôgen *bugalé* ar c'hrég frank: hag ar C'hrist eo en deûz hon dieûbet dré ar frankiz-zé.

## V. PENNAD.

1. CHOUMID enn hô sâ, ha n'en em likit muî dindân iéô ar sklavérez.

2. Chétu mé Paol é lavarann d'é-hoc'h, pénaoz ma likud hoc'h enwada, ar C'hrist na dalvézô nétrâ d'é-hoc'h.

3. Hag oc'h penn é tiskleriann da gémend déa a lakai hé enwada, pénaoz é tlé miroud al lézen holl

4. C'houi, péré a fell d'é-hoc'h beza didamallet gand al lézen, n'hoc'h eûz muî hô lôd er C'hrist, kouézed oc'h eûz ar c'hrâs,

5. Hôgen nî, dre ar feiz eo é c'hédomp digéméroud ar wirionez a berz ar Spéred-Santel.

6. Rag é Jézuz Krist, nag ann enwad, nag ann dienwad na dâl nétrâ, hogen ar feiz a aeû eûz ar garantez.

7. Mâd a rédac'h; piou en deûz mired ouz-hoc'h na zentac'h oud ar wirionez?

8. Ann ali-zé na zeû ked eûz ann hini en deûz hô kalvet.

9 Eunn nébeût goell a laka da c'hôi ann holl doaz.

10. Géda a rann eûz a vadélez ann Aotrou, pénaoz n'hô pézo kéd a vénoziou all *némét va ré*; hôgen néb a enkrez ac'hanoc'h, a zougô ar varnidigez, piou-bennâg é vézô.

11. Ha me, va breûdeûr, mar prézégann c'hoaz ann enwad, perâg e c'houzanvann mé c'hoaz ann heskinou? Gwall-skouér ar groaz a zô éta éad-da-gét?

12. A-ioul é vé diskolpet ar ré a heskin ac'hanoc'h

13. Râk c'houi, va breûdeûr, a zô galvet er frankiz: hôgen likid évez na zeûfé kéd ar frankiz-zé da abek d'é-hoc'h da véva hervez ar c'hik; hôgen en em zervichit ann eil égilé gant karantez ar Spéred.

14. Râg ann holl lézen a zô dalc'het er gér-man hép-kén. Karoud a rî da nésa évél-d-od da-unan.

15. Ma en em grogit, ma en em zibrit ann eil égilé, likid évez n'en em wastac'h ann eil égilé.

16. Hé lavaroud a rann éta d'é-hoc'h. Kerzid er Spéred, ha na zévénot két ioulou ar c'hik.

17. Râg ar c'hik a c'hoanta a-éneb ar spéred, hag ar spéred a-énep ar c'hik; hag ann ed a zô énebour d'égilé: enn hévélep doaré na rit két ar péz a garrac'h.

18. Mar d-oc'h rénet gand ar Spéred, n'émoc'h ked dindân al lézen.

19. Hôgen ôberiou ar c'hik a zô anat, ha c'hétu hi : Ar c'hadelez, al lousdôni, al likaouérez, ann oriadez,

20. Azeùlidigez ann idolou, ar gontammérezou, ann énebiezou, ar réastlou, ann hérésiou, ann drougiezou, ar strivou, ann droulansou, ann hérézìou,

21. Ar gwarizion, al lazerézon, ar merventiou, ann dirollou, ha traou all hénvel : ha mé a ziougan d'é-hoc'h,ével ma em eùz diouganet, penaoz ar ré a ra ann hévelep traou, na vé zint kedhered rouantélez Doué.

22. Hôgen frouez ar Spéred eo ar garantez, al levénez, ar péoc'h, ann habaskded, ann hégaradded, ar vadelez, ann hir c'hortozidigez,

23. Ar gunvelez, ar feiz, ar poell, ann dalc'h, ar glanded. N'eùz ked a lezen a-éneb ann hévéleb ôberiou-zé.

24. Hôgen ar ré a zô d'ar C'hrist, hô deùz staget hô c'hik oud ar groaz, gand hé wallou, hag hé wall-ioulou.

25. Ma vévomp dre ar spéred, é kerzomb ivé dré ar spéred.

26. Na c'hoantaomp két ar c'hloar wân, oc'h en em vrouda ann eil égile, oc'h en em herézi ann eil égile.

## VI. PENNAD.

1. VA breûdeûr, mar béz kouézet eur ré dré douellérez enn eur péc'hed-bennâg, c'houi, pére a zô spéreduz, kelennit hen gand eur spéred a gunvélez, pép-hini ô selloud out-han hé-unan, gand aoun na vé temptet.

2. Dougit bec'hiou ann eil égilé ; ével-sé é sévenot lezen ar C'hrist.

3. Râk ma venn eur ré a vé eunn dra-bennâg, pa n'eo nétrà, en em douell he-unan.

4. Ra arweaô pép-hini hé labour hé-unan, ha neûzé é kavô bé c'hloar enn-han hé-unan, ha nann er ré all.

5. Râk pép-hini a zougô hé véac'h he unan.

6. Néb a zô kélennet gand ar gér, ra rôi lôd eûz hé holl vadou d'ann hini a gelenu anezhan.

7. Na fazit ket ; na réeur kéd a c'hoab eûz a Zoué.

8. Râg ann den a védô ar péz en dévézô hadet. Néb a hâd er c'hik, a vedô eûz ar c'hik ar vreinadurez ; hag ann hini a hâd er spéred, a vedô eûz ar spered ar vuez peûr-baduz

9. Na skuizomp kéd éta oc'h ôber vâd ; râk ma na skuizomp két, é védimp pa vézô deûed ann amzer.

10. Dré-zé pa hon eûz ann amzer, gréomp vâd d'ann holl, ha dreist-holl d'ar ré hô deùz ann hévélep feiz gan-é-omp.

11. Gwélit pe lizer em eûz skrivet d'é-hoc'h gant va dorn va unan.

12. Râg ar re a fell d'ezhô plijoud er c'hik, na rédiont ac'hanoc'h d'en em enwada, német évit na c'houzanvint ked a beskin enn abek da groaz ar C'hrist.

13. Râg ar re en em enwad, na viront kéd al lézen ; hôgen hi a fell d'ezhô é vec'h enwadet, évit ma en em veùlint enn hô kik.

14. Hôgen évid oun mé, a ioul ma *teufenn* d'en em veùli, német é kroaz hon Aotrou Jézuz-Krist, dre behini ar béd a zô bet staget oud ar groaz évid-oun, ha me évid ar béd.

15. Râg e Jézuz Krist ann enwad nag ann dienwad na dàl nétrà, hôgen hep-kén ar c'hrouadur nevez.

16. D'ar ré a heûlhô ar reiz-zo ra vézô ar péoc'h hag ann trugarez, hag ivé da Israel Doué.

17. A-hend-all na zeûi dén da enkrezi ac'hanoun ; râk merkou ann Aotrou Jezuz a zougann war va c'horf.

18. Grâs hon Aotrou Jézuz-Krist *ra vézô* gand hô spered, va breûdeûr. Amen.

# LIZER SANT PAOL ABOSTOL D'ANN ÉFÉZIED.

## I. PENNAD.

1. PAOL Abostol Jézuz-Krist dré ioul Doué, d'ann holl zent a zô é Éfezuz, ha d'ann dûd féal é Jézuz-Krist.

2. Ra vézô gan-é-hoc'h ar c'hrâs hag ar péoc'h digand Doué hon Tâd, ha digant Jezuz-Krist hon Aotrou.

3. Ra vézô benniget Doué ha Tâd hon Aotrou Jézuz-Krist, péhini en deûz hor benniget gant péb bennoz spéréduz er C'hrist évid ann Envou;

4. É-c'hiz ma en deûz hon dilennet enn-han abarz krouidigez ar béd, évit ma vijemp sent ha dinam dira-z-han er garantez;

5. Péhini en deûz hor c'hend-dileûret, dré-hé ioul vâd, évit béza hé vipien a zikonidigez dré Jézuz-Krist;

6. É meûleûdi gloar hé c'hrâs, dré béhini en deûz hol lékead da véza hetuz enn hé Vâb karet-mâd,

7. É pébini hon eûz ann dasprénadurez dré hé wâd, hag ann distol eûz ar bec'hédou hervez madou hé c'hrâs,

8. Péhini en deûz lékéat gant founder enn omp, é pép furnez hag é pép poell.

9. Évit ma tivkouézché d'é-omp disgwél hé ioul, hervez hé c'hrâd-vâd, dré behini en deûz lékéad enn hé benn,

10. Pénaoz, pa vijé sévénet ann amzeriou rezet *gant-han*, é c'hrounché pép trâ er C'hrist, ken ar péz a zô enn Envou, ken ar péz a zô war ann douar;

11. Hag enn-han eo ivé umb bét galvet *ivet* dré ann darvoud, ô véza bét kend-dileûret hervez ratoz ann hini a ra pép-trâ diouc'h ali hé ioul hé-unan:

12. Évit ma vézimp meûleûdi hé c'hloar, nî péré hon eûz er penn-kenta lékead hon espérans er C'hrist;

13. Hag enn-han eo ivé c'houi, goude béza klevet ar gér a wirionez (Aviel hô silvidigez), ha goudé béza bét krédet enn-han, oc'h bet arouézet gand ar Spéred-Santel diouganet,

14. Péhini eo ann arrez eûz hon digouéz, beteg hon dasprenadurez, é meûleûdi hé c'hloar.

15. Drè-zé pa em eûz klevet *méneg* eûz hô feiz enn Aotrou Jézuz-Krist, hag eûz hô karantez evid ann holl zent,

16. Na éhanann két da drugarékaad *Doué* evid-hoc'h, ô kaout koun ac'hanoc'h em pédennou.

17. Évit ma teûi Doué hon Aotrou Jézuz-Krist, Tâd ar c'hloar, da rei d'é-hoc'h ar spéred a furnez hag a ziskleriadur, evid hé anaout;

18. Ma sklérai daou-lagad hô kalonn, évit ma wézot pétrâ eo espéranz hô kalvidigez, ha petrâ eo madou ha gloar hé zigouéz é-kénver ar zent;

19. Ha péger braz eo hé c'halloud, enn-omp-ni, péré a gréd hervez hé c'halloud hag hé ners,

20. En deûz diskouézet er C'hrist, oc'h hé zazorc'hi eûz a douez ar ré varô, hag oc'h hé lakaad enn tu déou d'ézhan enn Envou,

21. Dreist pép priñselez, ha pép galloud, ha pép ners, ha péb aotrouniez, ha péb hanô a hanveur, nann hép-kén er bed man, hôgen ivé enn hini da zont.

22. Lékead en deûz pép-trâ da bléga dindân hé dreid, hag hé rôed en deûz da benn d'ann Iliz holl,

23. Péhini eo hé gorf, hag hé leûnder, hén péhini a zeû da leûnia ann holl enn holl.

## II. PENNAD.

1. BÉN eo en deûz bô *lekéad da véva* a nevez, pa oac'h marô enn hô kwallou hag enn hô péc'hédou,

2. É péré é kerzac'h kent hervez boaz ar bed-man, hervez prins galloud ann éar, ar spéred-zé, péhini a labour bréma war ar ré zifeiz,

3. É péré omb hét ivé holl kent é ioulou hor c'hik, oc'h ôber c'hoant ar c'hik hag hor ménosiou; hag é oamp dré hon natur bugalé ar vuanégez, ével ar ré all.

4. Hogen Doué, péhini a zô pinvidig é trugarez, dré ann abek d'ar garantez vrâz en deûz hét evidomp,

5. Pa édomp marô dré hor péc'hédou, en deûz hol lekéad da gen-véva er C'hrist (dré c'hrâs péhini oc'h bét salvet.),

6. Hag en deûz hor c'hen-zazorc'het, hag hol lékéad da gen-azéza enn Envou é Jezuz-Krist;

7. Évit ma diskouézché enn amzeriou da zont ar madou founnuz eûz hé c'hrâs, dré ar vadelez en deûz béd évid-omh é Jézuz-Krist.

8. Râk dré ar c'hrâs eo oc'h het salvet gand ar feiz; hag ann draze-na zeû kéd ac'hanoc'h; râg eur rô eo eûz a Zoué:

9. Na zeû ked eûz hon ôberiou, évit n'en em veùlô den.

10. Rag hé lahour omp, ô véza bét krouet é Jézuz-Krist enn ôberiou mâd en deûz aozet Doué, évit ma kerzchomp enn hô.

11. Dré-zé hô pézet koun pénaoz, ô veza ma oac'h Jentiled kent er c'hik, hag eûz ar re a c'halved dienwadet, é kemm eûz ar re a c'halved enwadet, dre ann abek d'ann enwad gréat er c'hik gand ann dourn;

12. N'hô poa két neûzé a lôd er C'hrist; rannet é oac'h eûz a unvaniez Israel; diavésidi é oac'h ékénver ar gévrédigezou, hep espérans é gér ann *Aotrou*, hag hep Doue er béd man.

13. Hógen bréma pa émoc'h é Jézuz-Krist, c'houi, péré kent a oa pell, oc'h deûed tost dré wâd ar C'hrist.

14. Râg hén eo hor peoc'h, péhini, eûz a zaou en deûz gréad unan, péhini en deûz torret enn hé gik ar vôger kreiz, a ioa da gasôni *d'ézhô*;

15. Péhini dré hé gêlennadurez en deûz torret lézen ar c'hourc'hemennou, évid ôber eûz a zaou ennhan he-unan, eunn dén nevez hepkén, ô lakaad ar péoc'h;

16. Hag évid hô unvani hô daou gand Doué enn eur c'horf hep-ken dré hé groaz, ô laza enn-han ar gasôni.

17. Ével sé eo deûet hag en deûz prézeget ar péoc'h, ha d'é-hoc'h peré a oa pell, hag ivé d'ar ré a oa tôst.

18. Râk-sé dré-z-han eo hon eûz digémer ann eil hag égilé, etrézég ann Tâd enn eunn hévélep Spered.

19. N'oc'h mui éta diavésidi ha divrôidi; hôgen ken-vourc'hisien ar Zent oc'h, ha mevellou Doué:

20. Pa oc'h savet war ziazez ann Ébestel hag ar Brofeded, hâg é Jezuz Krist, péhini a zô hé-unan ar c'henta mean korn;

21. War béhini eo diazézet ann ti holl, hag é sâv ével eunn templ santel d'ann Aotrou;

22. Ha péhini a gen-zavit ivé, c'houi, ével eunn ti da Zoue dré ar Spéred *Santel*.

## III. PENNAD.

1. DRÉ-ZÉ eo *ounn deûet*, me Paol, *da véza* sklâv Jezuz-Krist évid hoc'h, Jentiled;

2. Râk kleved hoc'h eûz *hép arvar* pénaoz en deûz Doué rôed hé c'hrâs d'in évid *he disteûrel* d'é-hoc'h;

3. Pénaoz eo diskleried d'in dré ziougan ann disgwél zé, ével ma em eûz skrivet d'é-hoc'h a-raog é berr gomsiou;

4. Dré bétrâ é hellit anaout, oc'h hé lenna, ar poell em eûz eûz a vister ar C'hrist,

5. Péhini n'eo két bét anavézet enn amzeriou all gant mipien ann dùd, évet ma eo diskleriet bréma gand ar Spéred *Santel*, d'hé Ébestel santel, ha d'ar Brofeded;

6. Pennoz ar Jentiled a zô kenhéred, ken gorfek, ha ken-lôdek é gér Doué é Jézuz-Krist dre ann Aviel,

7. Eùz a béhini ounn bét gréat ar ministr, hervez ar rô eùz a c'hrâs Doué, a zô bét rôed d'in hervez nerz hé c'halloud.

8. Rôed eo bét éta d'in, mé péhini a zô ann distera eùz ar zent holl, ar c'hrâs da brézégid'ar Jentiled pinvidigézou dihoelluz ar C'hrist,

9. Ha da ziskleria d'ann holl péger kaer eo ar reiz eùz ann disgwél kuzet adalek derou ann amzeriou é Doué, péhini en deûz krouet pep-trâ

10. Evit ma vézô anad dré ann Iliz d'ar brinsélézou ha d'ar c'halloudou eùz ann Énvou, Doué é meûr a drâ dishénvel,

11. Hervez ar ménoz a-viskoaz en deûz sévénet é Jezuz-Krist hon Aotrou;

12. É péhini hon eùz fisians, hag é kredomp tostaad out-han, dré ar feiz hon eùz enn-han.

13. Dré-zé na zigalounekait két, mé hô ped, oc'h va gwélout enn enkrez évid hoc'h : hô kloar eo kément-sé.

14. Râk-sé eo é plégann va daoulin dirâk Tâd hon Aotrou Jézuz-Krist,

15. Eùz a béhini é kémer hé hanô ann holl dadélez a zô enn Énv ha war ann douar,

16 Évit m'hô lakai hervez madou hé c'hloar da grévaat enn dén a-ziabars dre nerz hé Spéred;

17. *Ma lakai* ar C'hrist da choum dré ar feiz enn hô kalounou; évit, goudé ma viot bét grisiennet ha diazézet er garantez;

18. Ma hellot poella gand ann holl zent pétrâ eo al led, ann hed, ann uc'helded hag ann dounder,

19. Hag anaout karantez ar C'hrist enn hor c'hénver, péhini a zô dreist pép gwiziégez, évit ma viot leûniet hervez pep leûnder Doué

20. Hôgen d'ann hini péhini, dré ann nerz a zô gréat enn-omp, a hell óber kals muioc'h éget kément ha ma c'houlennomp, ha kément ha ma vennomp,

21. Ra vézô ar c'hloar enn Iliz dré Jezuz-Krist, enn holl rummou é amzeriou ann amzeriou. Amen.

## IV. PENNAD.

1. HO pidi a rann éta stard, mé péhini a zô chadennet évid ann Aotrou, ma kerzot gant pép déréadégez er c'halvédigez é péhini oc'h bet galvet,

2. Gant pép vuelded, gant pep kunvélez, gant péb habaskded, oc'h en em c'houzanvi ann eil égilé gant karantez;

3. O prédéria mirout ann unvez a Spered dré éré ar péoc'h.

4. Eur c'horf *oc'h* hag eur Spéred, évél ma'z oc'h galvet enn eunn espérans eùz hô kalvédigez.

5. *N'eùz nemed* eunn Aotrou, eur feiz, eur vadisiant.

6 *N'eûz némed* eunn Doué Tâd ann holl, péhini a zô dreist ann holl, ha dré ann holl, hag ennomp holl.

7. Hôgen ar c'hrâs a zô bet rôet da bep hini ac'hanomp hervez ar c'hemm eùz a rô ar C'hrist.

8 Dré-zé eo é lavar : O vézapiñet d'ann néac'h en deûz kaset sklâv ar sklavérez, ha rôed en deûz he rooù d'ann dûd.

9 Hôgen pérâg ef hén lavaret eo piñet, neméd dié ma'z eo diskennet da genta er c'hévrennou douna eùz ann douar?

10. Ann hini a zô diskennet eo ivé ann hini a zô bét piñet dreist ann holl Envou, évit sevéni pép trâ.

11. Hâg hén eo en deûz rôet lôd da Ébestel, lod da Broféded, ré all da Avielérien, ré all da Bastored, re all da Zoktored,

12. Évit klokaad ar zent é labour hô c'harg, hag évit sevel korf ar C'hrist;

13. Bété ma tizimp holl unvez ar feiz, hag anaoudegez Mab Doue, eun eunn dén klòk, e kemm ann oad eûz a leûnder ar C'hrist;

14. Evit na vézimp mui evel bugalé arvaruz, ha na vézimp ket trôzouget gant peb avel ann deskadurez, dre zrougiez ann dùd, ha dre ann touellerez gant pehini e tougond d'ar fazi;

15. Hogen oc'h heûlia ar wirionez er garantez, ma kreskimp é pep-trâ e Jezuz-Krist, pehini eo hor penn;

16. Dre behini ar c'horf holl frammet hag unvanet dre bép mell, a sigemer ar c'hresk, hervez ar vent a zére da bép-hini eûr ann izili, évit ma savo er-sé dre ar garantez.

17. Hel lavaroud a rann éta d'é-hoc'h, ha test ounn eûz a gément-se dirâg ann Aotrou, penaoz na gerzot mui evel ma kerz ar Jentiled *all*, é fougé hô menoz,

18. Peré hô deûz hô skiant leûn a dévalien, *pere a zô* pelléet eûz a vuez Doué, enn abek d'ann diwiziegez a zô enn hô, ha da zallentez hô c'haloun:

19. Péré ô veza kollet pép fisians gant-hô, a zô en em ròet d'al lousdôni, évid en em deûrel gant fô é péb hudurnez, hag er bizôni.

20. Hôgen c'houi, né kéd ar péz hoc'h eûz desket *é skôl* ar C'hrist,

21. Pa eo gwîr hoc'h eûz klevet ha desket énô, hervez ar wirionez eûz a *gelenadurez* Jézuz.

22. Pénaoz *é tléit* kâs-kuit ann dén kôz, hervez hô puez kenta, péhini a zeû da vreina dré ar c'hoantou touelluz;

23. Hag en em névézi é spéred hô menoz,

24. Ha gwiska ann dén nevez, péhini a zô krouet hervez Doué er wirionez hag e santelez ar wirionez.

25. Dré zé ô tisteûrel pép gaou, ra lavarô pep-hini ar wirionez d'hé nésa, ó véza ma'z omp ann izili ann eil eûz égilé.

26. Buanekait, ha na béc'hit két: na guzet két ann héol war hô puanégez.

27. Na rôit kéd a léac'h d'ann diaoul.

28. Neb a laéré, na laéret mui; hôgen labouret, ha gréat eunn drabennâg a vâd gand hé zaouarn, évit ma en devézo péadrâ da rei d'ar re a zô dienez gant hô.

29. Na zeûet er méaz eûz hô kénou lavar droug é-béd; hogen na zeûet némét lavariou mâd évit sevel ar feiz, hag évid digas ar c'hrâs d'ar ré hô selaou.

30. Ha na dristait ket Spêred-Santel Doué, e pehini oc'h bet arouezet evid deiz ann dasprenadurez.

31. Taolid er méaz ac'hanoc'h pép c'honervder, peb buanégez, pep frouden, pep garmérez, pep teôdad, ha pép drougiez.

32. Hogen bézit mâd ann eil é-kénver égile; bézit trugarézuz, ha distaolit *hô kwallou* ann eil d'égile, ével ma en deûz Doue distaoled d'é-hoc'h e Jezuz Krist.

## V. PENNAD.

1. BÉZID éta heûlierien Doué, ével bugale karet-mâd.

2. Ha kerzit er garantez, ével ma en deûz ar C'hrist hor c'haret, hag en em rôed hé-unan évid omp da Zoue, ével eur c'hinnig hag eunn hostiv a c'houés vâd.

3. Hôgen na vézet ket klevet hanô eon hô touez nag eûz a c'hadélez, nag eûz a lousdoni e béd, nag eûz a bizôni, ével ma terô da zent:

4. Na komsiou hudur, na ré foll, na re farsuz, ar pez na zére kéd oud hô stâd; hôgen keutec'h livirit trugarez.

5. Râg gwézid ervâd pénaoz kémend hini a zô gadal, pé hudur, pé ré biz, ar péz a zô azeûli ann idolou, na zeûi kéd da ber da rouantélez ar C'hrist ha Doue.

6. Na douelled den ac'hanoc'h gant komsiou gwân, râg enn abek da gément-sé eo é kouez buanégez Doué war vugale diskredik.

7. Na vézit kéd éta kevrenneien gant-hô.

8. Râk kent é oac'h enn dévalien, hôgen brema oc'h goulou enn Aotrou. Kerzid èvel bugale ar goulou ;

9. Râk frouez ar goulou a zô é pep mâd, enn ecunder, hag er wirionez.

10. Enklaskid ar péz a zô hétuz da Zoue ;

11. Ha na gémérit kéd a lôd é ôberiou difrouez ann dévalien, hôgeo enn énep tamallit-hô

12. Râk mezuz é vé zô-kén lavarout ar péz a réont enn dugwél

13. Hôgen kémend a hell beza tamallet, a zô skleréet gand ar goulou ; râk kémend a sklera, a zô goulou.

14. Dré-zé eo bét lavaret Saô, té péhini a zô kousket, saô eûz a douez ar ré-varô, hag ar C'hrist a c'houlaouô ac'hanod.

15. Lakid évez éta, va breûdeûr, da gerzout gant furnez ; nann èvel tud diboell,

16. Hôgen ével tud poellek, péré a zaprén ann amzer ; râg ann deiziou a zô drouk.

17. Na vézit kéd éta diévez, hôgen poellit pétrâ eo ioul Doué.

18. Ha na vezvit két gant gwin, é péhini éma al likaouérez ; hôgen en em leûnit eûz ar Spéred Santel,

19. O komza étré-z-hoc'h eûz a zalmou, eûz a himnou, hag eûz a ganaouennou spéreduz; ô kana hag ô salmi enn hô kalonou *meûleûdiou* ann Aotrou :

20. O trugarékaat hépréd eûz a hép trâ Doué ann Tâd, é hanô hon Aotrou Jézuz Krist.

21. O pléga ann eil d'égilé é doujans ar C'hrist.

22. Ra blégô ar gragez d'hô ézec'h, èvel d'ann Aotrou ;

23. Râg ann ozac'h eo ar penn eûz ar c'hrég, èvel ma eo ar C'hrist ar penn eûz ann Iliz ; hag hen eo ive salver hé c'horf.

24. Èvel éta ma plég ann Iliz d'ar C'hrist, evel-sé é tlé ive ar gragez plega d'hô ezec'h é pep trâ.

25. Ézec'h, karid ho kragez, èvel ma en deûz ar C'hrist karet hé Iliz, ha ma'z eo en em rôed hé unan evit hi,

26. Évid hé santéla, goudé béza hé glanet e kib I ann dour dre ar gér a vuez ;

27. Évit ma hé lakajé da zond dira z han leûn a c'hloar, hép namm, hép roufen, ha netrâ all heñvel, hôgen ô veza sant ha dinamm.

28. Ével-sé ann ézec'h a dlé karoud hô gragez ével hô c'horf hô-unan. Néb a gâr hé c'hrég, enn em gar hé unan.

29. Râk dén na gasa népréd hé gik hé-unan ; hôgen hé vaga hag hé gendere'hel a ra, ével ma ra ar C'hrist é-kénver hé Iliz ;

30. Râk ni a zô izili hé c'horf, *gréat* eûz hé gik hag eûz hé eskern.

31. Dré-ze ann ozac'h a guitai hé dâd hag hé vamm, hag en em stagô oud hé c'hrég ; hag é vezind daou enn eur c'hik hép-kén.

32. Ar sakramant-zé a zô brâz ; me a lavar er C'hrist hag enn Iliz.

33. Hôgen ra garô pép-hini ac'hanoc'h hé c'hrég ével t han hé-unan ; ha ra zoujô ar c'hrég hé ozac'h.

## VI. PENNAD.

1. BUGALÉ, sentit ouc'h hô tadou hag ouc'h hô mammou enn Aotrou ; râg eunn dra dleed eo.

2. Énor da dâd ha da vamm ( ar c'henta gourc'hémenn eo da béhini en deûz Doué diouganet eur gôbr ) ;

3. Évit ma teûiô mâd d'id, ha ma vévi pell war ann douar.

4. Ha c'houi, tadou, na hégit két hô pugalé ; hôgen savid anézhô oc'h hô deski hag oc'h hô zamallout hervez ann Aotrou.

5. Mévellou, sentit oud ar ré a zô hoc'h aotrounez hervez ar c'hik, gand aoun ha gand doujans, é eeunder hô kaloun, evel oud ar C'hrist *hé-unan* :

6. Nann évid hô servicha hépkén a-zirâg, ével pa hô pé c'hoant da hlijoud d'ann dûd, hôgen ével mévellou ar C'hrist, oc'h ôbér ioul Doué a galoun ;

7. O servicha anézhô a ioul vâd

é gwél ann Aotrou, ha nann é *gwél* ann dûd :

8. O c'houzout penaoz pép-hini en dévézô digand ann Aotrou ar gôbr eûz ar mâd en devezô gréat, daoust pé sklâv, pe frank *e vezô.*

9. Ha c'houi, mistri, grid enn hévelep trâ é kenver hô *mevellou*, ha na c'hourdrouzit ket anézho, o c'houzout penaoz éma hô Aotrou hag hoc'h hini enn Envou, péhini n'en deûz kemm é-bed évid den.

10. Enn divez, va breûdeûr, krevait enn Aotrou, hag é ners hé holl-c'halloud.

11. Gwiskit holl armou Doué, évit ma hellot énebi oût spiou ann diaoul.

12. Râk béz' hon eûz da strourmi, nann oud ar c'hig hag oud ar gwâd, hôgen oud ar priñsed, hag ar ré c'halloudek, oût rénerien ar bed teval-man, hag oud ar spéredou droug a zo enn éar.

13. Drâ-zé kémerid armou Doué, évit ma hellot ôber penn enn deiz drouk, ha choum stard e pép mâd.

14. Bezit stard éta, ha kémerid da c'houriz ar wirionez ha da barnez ann eeunder.

15. Likit boutou enn hô treid hag a aozô ac'hanoc'h da Aviel ar péoc'h.

16. Kémérid dreist-holl tiren ar feiz, gant péhini é hellot mouga holl zaredou tanuz ann drouk.

17. Kemerid ivé tôg ar feiz, ha klézé ar spered, péhini eo gér Doue;

18. O pidi Doué é spered é peb amzer dré ar béden ha dré ar brézegen; hag oc'h en em brédéria gant pép striv ô pidi évid ann holl zent;

19. Hag évid oun, évit ma vézô rôed d'in geriou, ô tigeri va genou, ma prezéginn gand herder mister ann Aviel,

20. Eûz a béhini é rann al leûridigez er chadennou; ha ma komzinn anézhan gand ar frankiz a zô dléet.

21. Hôgen évit ma wiot ar péz a zell ouz-in, hag ar péz a rann, Tikikuz, hor breur ker, bélek féal ann Aotrou, a rôi da anaoud d'é-hoc'h pép-trâ;

22. Hag évit-sé eo em eûz hé gaset étrézeg enn hoc'h, évit ma wezot petrâ a c'hoarvez war-drô d'é-omp; ha ma tizoaniô hô kalounou.

23. Ra vézô ar péoc'h d'hor breûdeûr, hag ar garantez gand ar feiz, digand Doué ann Tâd, ha digand hon Aotrou Jézuz-Krist.

24. Ra vezô ar c'hrâs gand ar ré holl a gâr hon Aotrou Jézuz-Krist er glanded. Amen.



# LIZER SANT PAOL ABOSTOL D'AR FILIPPIED.

## I. PENNAD.

1. PAOL ha Timotéuz, servicherien Jézuz-Krist, d'ann holl zent é Jézuz-krist péré a zô é Filippoz, ha d'ann Eskep, ha d'ann Diagoned.

2 Ra vézô gan-é-hoc'h ar c'hrâs hag ar peoc'h digand Doué ann Tâd, ha digand hon Aotrou Jézuz-Krist.

3. Trugarékaad a rann va Doué, kenn aliez gweach ma teû koun d'in ac'hanoc'h;

4. Ha hépréd em pédennou é pédann évid-hoc'h holl gant lévénez,

5. O véza ma hoc'h eûz bét hô lôd é Aviel ar C'hrist adaleg ann deiz kenta bété vréma.

6. Râk kridi a rann gant fisians pénaoz ann hini en deûz deraouet ar mâd enn hô touez, hé beûrc'hrai bété deiz Jézuz-Krist.

7. Deréad eo em bé ar grédenzé ac'hanoc'h holl, ô véza ma hô tougann em c'haloun, dré ma oc'h holl ken-vreûdeûr va lévénez, hag em éréou, hag em difenn, hag é krévadurez ann Aviel.

8. Râk Doué a zô tést d'in pégément hô karann holl é kaloun Jézuz-Krist.

9. Hag ar péz é pédann anézhan da aotréa, eo ma kreskô hô karantez mui oc'h-vui é gwiziegez hag ô pép skiant.

10. Evit ma hellot anaoud ar péz a zô gwelloc'h, évit ma viot gwirion hag hép gwall é deiz ar C'hrist.

11. *Ha ma viot* leûn a frouez ar wirionez dré Jézuz-Krist: évit gloar ha meûleûdi Doué.

12. Hôgen mé a fell d'in, va breûdeûr, é oufac'h pénaoz ar pez a zô c'hoarvezet gan-én, a zô deûet évit kreskadurez ann Aviel.

13. Enn hévélep doare ma éz eûz brûd eûa va éréou er C'hrist enn holl léz, hag é meûr a léac'h all;

14. Ha kalz eûz hor breûdeûr enn Aotrou ô kémérout fisians dré va éréou, hô deûz krédet mui-oc'hvui prézégi ger Doué hép aoun.

15. Hiniennou zô évit-gwîr hag a brézeg ar C'hrist dré herez ha dré strîv, lôd all a ioul vâd;

16. Lôd dré garantez, ô c'houzout pénaoz ounn bét lékaat évit difenn ann Aviel;

17. Lôd all a brézeg ar C'hrist dré strîv, ha nann gand éeunder, ô kridi pénaoz é enkrézont ac'hanoun em éréou.

18. Hôgen pé vern? Gant ma vézô prezeget ar C'hrist enn eunn doaré bennâg, daoust dré zarvoud, daoust dré wirionez en em laouénaad a rann, hag en em laouénaiinn.

19. Râg gouzoud a rann pénaoz kément-sé a zeûi da zilvidigez d'in, dré hô pédennou, ha dré skoazel Spéred Jézuz Krist,

20. Gand ar géd hag ann espérans em eûz, pénaoz na faziinn két ô nétrâ; hôgen penaoz ma komzann gant péb herder, é vézô c'hoaz bréma meûlet ar C'hrist em c'horf, daoust dré va buez, daoust dré va marô.

21. Râk Jézuz Krist eo va buez, hag ar marô a zô eur gounid évid-oun.

22. Ma choumann béô em c'hik, é tenninn frouez eûz va labour; hag ével-sé na ouzonn petrâ da zilenna.

23. Enkrézet ounn enn daou du: c'hoant em eûz da véza dieûbet *eûz va c'horf*, ha da vont gand ar C'hrist; ar péz a zô ar gwella kalz;

24. Hôgen talvoudusoc'h eo évid-hoc'h é choumfenn em c'horf,

25. Dré-zé em eûz fisians é choumінn gan-e-hoc'h, hag é choumінn pell a-walc'h évid hô kwellaen, hag évit lévénez ar feiz;

26. Évit ma vezô brasoc'h hô trugarez e-kénver Jézuz-Krist, pa'z inn adarré d'hô kwélout.

27. Lakid évez hép-kén d'en em gendere'hel évél ma'z eo dleet é Aviel ar C'hrist; évit ma wélinn, mar teûann étrézeg enn-hoc'h, pé ma klevinn diwar hô penn, mar choumann ezvézand, pénaoz é choumit stard enn eunn hévélep spéred, hag é labourit évit feiz ann Aviel;

28. Ha pénaoz hoc'h énébourien n'hô laka kéd da spounta; ar péz a zó d'ezhô eunn abek a gollidigez, hôgen d'e-hoc'h eunn abek a zilvidigez, ha kément-sé dré Zoué.

29. Râg eur c'hrâs eo en deûz gread d'e-hoc'h ar C'hrist, nann hép-kén dré ma krédit enn-han, hôgen ivé dré ma c'houzanvit évit-han;

30. O véza ma'z oc'h enn hévélep stourmou, é péré hoc'h eûz va gwelet, hag é péré é klevit émounn bréma.

## II. PENNAD.

1. MA éz eûz éta eunn dizoanbennâg er C'hrist, ma éz eûz eur fréalzidigez bennâg er garantez, zoa éz eûz unvaniez er spéred, ma éz eûz karantez enn trugarez,

2. Leûnit va lévénez, ó kaout ann hévélep ménoziou, ann hévélep karantez, ann hévélep spered, ann hévélep skiantou;

3. Ével na réot nétrâ dré striv pé dré fougé; hôgen ma krédò pép-hini dre vuelded ar ré all dreist-han;

4. Ma sellò pép-hini, nann oud ar péz en deûz hé-unan, hôgen oud ar pez hô deûz ar re all.

5. Hô pézet ann hévélep ménoz hag en deûz bét Jézuz-Krist,

6. Péhini, hag hen a oa Doué ennhan, n'en deûz kèt kredet é ve eunn alouberez évit-han da véza pâr da Zoué.

7. Hôgen en em zistéréed eo hé-unan, ó kémerout aoz eur servicher, oc'h en em lakaad hénvel ond eunn dén, hag ó véza kéméred dré hé zoaré evid eunn dén.

8. En em izéléet eo hé-unan, ô tond da véza sentuz betég ar marô, ha marô ar groaz.

9. Dré-zé eo en deûz Doué hé uc'héléet, hag en deûz rôed d'ézhan eunn hanô, péhini a zô dreist peb hanô;

10. Évid é hanô Jézuz ma plégô pép glin enn Env, war ann douar, hag enn ifernou;

11. Ha ma ansavô pép téôd pénaoz hon Aotrou Jézuz-Krist a zô é gloar Doué ann Tâd.

12. Dré-zé, va breûdeûr kér, évél ma hoc'h eûz sentet bépred, hô pézet préder, nann hep-ken pa émounn bezand enn hô touez, hôgen ivé bréma muioc'h pa ounn ezvézand, da ôber hô silvidigez gand aoun ha gant krén.

13. Râk Doué eo a ra enn-hoc'h ann ioul hag ann ôber, hervez hé c'hrâd-vâd.

14. Hôgen grît pép trâ hép krôzou, hag hép rendaelou:

15. Évit ma viot didamall, ha gwirion évél mipien Doué, ha dinam é-kreiz eur vrôad droll ha saotret; é touez péhini é luc'hit évél goulaouennou er béd;

16. O tougen enn-hoc'h ar gér a vuez é meûleûdi d'in é deiz ar C'hrist, ô véza n'em eûz kèt rédet enn aner, ha n'em eûz két labouret enn-aner.

17. Hôgen ha pa dléfenn rei va buez war ar sakrifiz ha war ann hostiv eûz hô feiz, en em laouénaad a rann, hag é ken-laouénainn gan-e-hoc'h holl.

18. En em laouénaid ivé, ha ken-laouénaat gan-én.

19. Me a esper gant *grâs* hon Aotrou Jézuz, é kasinn abars némeûr Timotéuz étrézeg enn-hoc'h, évit ma vézinn ivé dizoaniet, ô klevout eûz hô kelou.

20. Râk n'em eûz dén a vé ken

un-van gan-én, hag en défé eur garantez ker wir évid hoc'h

21. Rûk pép-hini a glask ar péz a zô d'ézhan he unan, ha nann ar péz a zô da Jezuz-Krist.

22. Hôgen c'houi a oar pénaoz em eûz hé amodet, ha pénaoz en deûz servichet gan-én ô prezegi ann Aviel, ével ma servich eur mab hé dâd.

23. Eppéroud a rann éta hé gâs d'é-hoc'h, kerkent ha m'am bezô gwelet ar péz a zô war-drô d'in.

24. Fisians em eûz enn Aotrou, pénaoz ez inn ivé hép-talé étrézeg enn-hoc'h.

25. Koulskoudé em eûz krédet é oa red kâs adarré d'é-hoc'h Epafroditus va breûr, péhini eo vaskoazel em c'harg, va eil em stourmou, hoc'h Abostol c'houi, ha va zervicher em ezommou.

26. Rûk c'hoant brâz en doa d'hô kweloud holl, ha trist é oa ô véza ma hô poa klevet é oa klanv.

27. Râg évit-gwîr klanv eo bét béteg ar marô. hôgen Doué en deûz bét truez out-han; ha nann hép-ken out-han, hôgen ivé ouzin, gand aoun n'am be tristidigez war dristidigez.

28. Hé gaset em eûz éta gant mui a vall, évit ma laouénaot pa her gwelot adarré, ha ma vezinn di c'hlac'haret va unan.

29. Digémérid éta anézhan gant pép lévenez enn Aotrou, hag enorit ar seurt tûd;

30. Râg enn abek da ôber ar C'hrist eo bét tôstéed d'ar marô, ô rei hé vuez, évit sevéni ar skoazel na hellac'h két rei d'in hoc'h-unan.

## III. PENNAD.

1. A-HEND-ALL, va breûdeûr, en em laouénait enn Aotrou. Né kéd doaniuz d'in, ha talvoudus eo d'é-hoc'h é skrifenn d'é-hoc'h ann hévélep traou.

2. Tec'hid diouc'h ar châs, tec'hid diouc'h ann droug-ôbérourien, tec'hid diouc'h ann trouc'h.

3. Rûk ni a zô ann trô-drouc'h, nî péré a zervich Doué a spéred, hag en em fveûl é Jézuz-Krist, ha nann ô fisiout er c'hik.

4. Né ket na helfenn kaout fisians er c'hik; ha ma hell eur re fisioud er c'hik, é helfann c'hoaz hé ôber muioc'h,

5. Pa ounn bét enwadet ann eizved dervez, pa ounn eûz a wenn Israel, eûz a vreûriez Benjamin, Hebré ganet eûz a Hébreed, hervez al lezen Farizian,

6. Hervez ar gendamouez, heskiner Iliz Doué, hervez ar wirionez, a zô el lezen, ô véza renet eur vuez didamall.

7. Hôgen ar pez a zellenn seûré ével eur gounid, em eûz sellet ével eur c'holl enn abek d'ar C'hrist

8. Ouc'h-penn é vennann pénaoz pep-trâ a zô eur c'holl é skoaz ann amoudégez uc'hel eûz a Jézuz-Krist hon Aotrou, évit péhini em eûz diouéret pép-trâ, oc'h hé zellout ével teil, évit ma c'hounézfenn ar C'hrist,

9. Hag é vijenn kavet enn-han, nann ô kaout va gwirionez va-unan, péhini a zeû eûz al lezen, hôgen ann hini a zeû eûz ar feiz é Jezuz-Krist, ar wirionez a zeû eûz a Zoué dre ar feiz;

10. Ha ma anavézinn anézhan, ha ners hé zazorc'hidigez, hag al iôd enn hé c'hloasiou, ô véza hévélebekéet oud hé varô;

11. Évit ma hellinn enn-divez tizoud dazorc'hidigez ar ré varo.

12. Né ked em bé a-vrema digéméret ar péz a c'hedann, pé é venn klôk a-vrema. hôgen da heûl éz ann, évit ma hellinn tizout ar péz évit péhini ounn bét kéméret gant Jézuz-Krist.

13. Va breûdeûr, na vennann két em bé tizet. Hôgen ar péz a rann bréma eo, goudé bera ankounac'héet ar péz a zô war va lerc'h, hag ô tiarbenna ar péz a zô em raok,

14. É rédann étrézék penn ann dachen, évit gounid ar gobr eûz a c'halvédigez uc'hel Doué é Jezuz-Krist.

15. Mar d-omp éta klôk, ra vennimp ével-sé: ha ma vennit enn

eunn doaré all, Doué a ziskleriô d'é-hoc'h ar pez a dléid da gridi.

16. Hôgen é-kéñver ar péz a ouzomp a-vréma, har hezet ann hévélep ménosiou, ha choumomp enn hévelep reiz.

17. Grid ével-d-oun, va breûdeûr, ha sellid oud ar ré a gerz hervez ar skouér hoc'h eûz gwélet enn omp.

18. Råk kalz a zô, eûs a béré em eûz aliez komzed d'e-hoc'h, hag eûz a béré é komzann c'hoaz bréma enn eur wela, hag a gerz evel énebourien da groaz ar C'hrist;

19. Pére hô devézô da zivez ar marô peur-badus, peré a rà hô Doué eûz hô c'hôv; a laka hô gloar enn hô mez, ha na venn némêt traou ann douar,

20. Hôgen évid-omp-ni hon ti a zô enn Envou; hag ac'hanô eo iné é c'hedomp hor Salver, hon Aotrou Jezuz Krist,

21. Péhini a gemmô hor c'horf dislébér, evid hé lakaad da véza henvel oud hé gorf leûn a c'hloar, dra ann ôbéridigez nerzus gant péhini é hell lakaat pép-trà da blega d'ézhan.

## IV. PENNAD.

1. DRÉ-ZÉ, va breûdeûr kér ha karet-mâd, va lévenez ha va gurunen, choumit stard évelsé enn Aotrou, va breûdeûr kér.

2. Mé a bed Évodiaz, mé a béd stard Sintiké da gaout ann hévélep kréden enn Aotrou.

3. Da bidi a rann ivé, té péhini a zô bét da eil d'in, da skoazella ar groagez péré hô deûz labouret gan-en évit rei da anaond ann Aviel, hag ivé Klément, hag ar ré all hô deûz va skoazlet em c'harg, hag hanôion peré a zô skrivet el levr a vuez.

4. En em laouénait hépréd enn Aotrou. hel lavaroud a rann adarre, en em laouénait.

5. Ra vézô anavézet hô poell gand ann dûd holl. Ann Aotrou a zô tôst.

6. Na vézit nec'het gant nétrà: hôgen é pé stâd m'en em gefot, rôid da anaoud da Zoué hô goulennou, gant pédennou ha gant trugarézou.

7. Ha péoc'h Doué, péhini a zô dreist pép ménoz, ra virô hô kalounou hag hô spérédou é Jézuz-Krist.

8. Eun divez, va breûdeûr, kémend a zô gwir, kémend a zô déréad, kémend a zô eeun, kémend a zô santel, kémend a zô karadek, kémend a zô meûluz, kémend a zô hervez ann doaré-vâd hag hervez ar reiz, mennit-hô.

9. Grid ar péz hoc'h eûz desket gan-én, hoc'h eûz kéméret digan-én, hoc'h eûz klevet gan-én, hoc'h eûz gwélet enn-oun; ha Doué ar péoc'h a vézô gan é-hoc'h.

10. Hôgen en em laouénéet kaer ounn enn Aotrou, ô véza ma hoc'h eûz navézet ar préder hô poa gwéchall évid-oun. Ann hévélep préder hô poa, hôgen harzet é oao'h.

11. Né kéd enn abek d'am diénez é lavarann hément-sé; râk desket em eûz, é pé stâd ma vézann, d'en em gavout mâd.

12. Mé a oar béva enn distervez, mé a oar béva er founder; ha diouc'h pép léac'h, ha diouc'h pép trà ounn hoazet, diouc'h ar gwalc'h ha diouc'h ann naoun, diouc'h ar pufder ha diouc'h ann diénez.

13. Pép-trà a hellann enn hini a gréva ac'hanoun.

14. Koulskoudé gréat mâd hoc'h eûz, ô kémérout lôd eûz va glac'har.

15. Rêg gouzoud a rit, Filipéd, pénaoz pa zérouiz prézégi d'é-hoc'h ann Aviel, pa'z iz-kuit eûz ar Vasedonia, Iliz all é bed né deûz rannet hé madou gan-én, némed hoc'h hép-kéo;

16. C'houi péré hoc'h eûz kaset d'in wéach d'in é Tessalonika kémend em boa ézomm.

17. Né kéd é klaskfenn hô rôou, hôgen klaskoud a rann ar frouez founnuz eûz hô préder

18. Râk béz' em eûz pép-trà, hag a-walc'h em eûz. Leûn ounn

gand ar páz hoc'h eûz kased d'in dré Épafroditus, ével eunn hostiv c'houés-vâd, digéméret gand Doué, ha kavet-mâd gant-han.

19. Ra laûnió va Doué hoc'h holl ézommou, harvez hé vadou, é gloar Jézuz-Krist.

20. Hógen meûlaûdi *ravézed* d'hon Tâd enn holl-amzeriou. Amen.

21. Saludid ann holl zent é Jézuz-Krist.

22. Ar vreûdeûr a zô gan-én a zalud ac'hanoc'h. Ann holl zent a zalud ac'hanoc'h, ha dreist-holl ar ré a zô é tî Kézar.

23. Grâs hon Aotrou Jézuz-Krist ra vézó gand hô spered. Amen.

# LIZER SANT PAOL ABOSTOL D'AR GOLOSSIED.

## I. PENNAD.

1. PAOL Abostol Jézuz-Krist dré ioul Doué, ha Timoteuz hé vreûr,

2. D'ar zent ha d'ar vreûdeûr léal é Jézuz-Krist a zô e Kolossa.

3. Ra zeûi d'é-hoc'h ar c'hrâs, hag ar péoc'h digand Doué hon Tâd, ha digand hon Aotrou Jézuz Krist. Trugarékaad a réomp Doue, Tâd hon Aotrou Jézuz-Krist, hag e pédomp anezhan bepred évid-hoc'h;

4. O véza klevet *kouza* eûz hô feiz é Jézuz-Krist, hag eûz ar garantez hoc'h eûz évid ann holl zent,

5. Enn espérans eûz ar *madou* a zô mired d'é-hoc'h enn Énvou, hag eûz a bere hoc'h eûz klevet méuek er ger a wirionez eûz ann Aviel;

6. Péhini a zô deûet bétég enn-hoc'h, evel ma éma er béd holl, é péléac'h é toug frouez hag é kresk, é-c'hiz ma en deûz great enn hô touez, abaoé ann deiz e péhini hoc'h eûz klevet hag anavézet grâs Doué er wirionez,

7. Evel ma hoc'h eûz desket gand Épafraz hon eil ker, péhini a zô évid-hoc'h eunn ôbérer léal da Jézuz-Krist.

8. Ha péhini en deûz rôed da anaoud d'e omp hô karantez spérédus

9. Dré-zé abaoé ann deiz é péhini hon eûz klevet *kément-se*, na éhanomp kéd da bidi évid-hoc'h, ha da c'houlenni *digand Doué*, ma leûnió ac'hanoc'h eûz a anaoudégez hé ioul é pép fumez hag é pép skiant spérédus :

10. Évit ma kerzot enn eunn doaré dîn a Zoué, ô plijoud d'ézhan é pép-trâ, ô tougen frouez a bép seurt màd ôberiou, hag ô kreski é gwiziégez Doue;

11. Ma viot krévéet a bép nerz herves ar galloud eûz hé c'hloar, évit kaoud e pép-trâ ann habasked, ann bir-c'hoatozidigez gand al lévénez;

12. O trugarékaad Doué ann Tâd, péhini en deûz hol lekead da veza dîn da gaout lôd é digwez ar zent er goulou;

13. Péhini en deûz hon tennet eûz a véli ann devalien, hag en deûz hon dizouget é rouantelez hé Vâb ker;

14. Dré wâd péhini omb bét dasprénet, hag hon eûz bét ann distol eûz hor péc'hédou;

15. Péhini eo ar skeûden ann Doué diwéluz, ar c'henta ganet eûz ann holl grouaduriou :

16. Râk pép-trâ a zô bét krouet gant-han enn Énvou ha war ann douar, ann traou gwéluz, hag ann traou diwéluz, ann trônou, ann aotrouniézou, ar prinséléznu, ar galloudou pép-trâ a zô bet krouet gant-han hag evit han

17. Hag hen a zô kent pép-trâ, ha pép-trâ a zô enn-han.

18. Hén eo ar penn eûz a gorf ann Iliz; hén eo ann derou, ar c'henta-ganet eûz ar ré varô, évit ma vézô ar c'henta é pép-trâ.

19. O véza ma eo plijet gand ann *Tâd* é choumfé enn-han pep leûnder;

20. É vijé unvanet pép-trâ dré-z-han hag enn-han, ô veza peoc'héed dré ar gwâd eo deûz skulet war ar groaz, hag ar péz a zô war ann douar, hag ar péz a zô enn Énvou.

21. Ha c'houi hoc'h nnan a ioa gwéchall diavésidi, hag énébourien *Doué* dré hô *kwall* vénoziou ha dré hô kwal ôberiou.

22. Hôgen bréma *Jézuz-Krist* en

deûz hoc'h unvanet drâ hé varô enn hé gorf marvel, évid hô lakaad da veza sent, ha dinam, ha didamall dira-z-han:

23. Mar choumit koulskoudé diazezet, ha stard er feiz· ha postek é espérans ann Aviel, hoc'h eûz klevet, a zojbét prézéged d'ann holl grouadurien a zô dindân ann Env, hag eûz a bébini ounn bét, mé Paol, lékeat da ôbérer,

24. Mâ pébini en em laouéna bréma er c'hloasiou a c'houzanvann évid hoc'h, hag a zeû da leûnia em c'hik ar péz a zô c'hoaz da c'houzanvi d'ar C'hrist, évid hé gorf, pébini eo ann Iliz;

25. Eûz a bébini ounn bét lékéad da ôbérer hervez ar garg en deûz rôed Doné d'in, évid hé frédéria enn hô kénver, ô leûnia gér Doué:

26. O prézégi d'é hoc'h ar mister a zô bét kuzed d'ann holl amzeriou ha d'ann holl boblou, hag a zô bét diskleriet bréma d'hé zent,

27. Da béré eo felled da Zoué rei da anaout madou gloar ann disgwélzé er Jentiled, pébini eo ar C'hrist, espérans hô kloar;

28. Pébini a brézégomp, ô kéleona pép dén, ô kentélia pép déo enn holl furnez, ô lakaat pép dén da véza klôk é Jézuz-Krist.

29. Évit-sé eo é labouraon, ô stourmi dré hé ners a zô galloud enn-oun

## II. PENNAD.

1. RAK mé a fell d'in é oufac'h péger braz eo ar préder em eûz évid hoc'h, évid ar re a zô é Laodisea, hag évid ar ré n'hô deûz biskoaz gwelet va dremm hervez ar c'hik.

2. Évit ma vézô frealzet hô c'halounou, hag ô véza unvaoet kévret dré ar garantez, ma vézint leûn eûz a holl vadou ar skiant, évid anaout mister Doué ann Tâd, ha Jézuz-Krist,

3. É pébini eo kuzet holl denzoriou ar furnez hag ar wiziégez.

4. Hogen kément-man a lavarann, évit na zeûi den d'hô touella gant lavariou uc'hel.

5. Râg évid-oun da véza ezvézand a gorf, éz ounn koulskoudé gan-é-hoc'h a spéred: hag é wélann gant lévénez hô reiz, hag ar stardder eûz hô feiz er C'hrist.

6. Kendalc'hid da véva é Jézuz-Krist hon Aotrou, é-c'hiz *ar gélénadurez* en deûz rôed d'é-hoc'h;

7. Grisiennit, ha savid ével eunn ti war-n'ézhan, ha krévait er feiz, ével ma hoc'h eûz hé zesket, ha kreskit enn-han enn trugarézou.

8. Likid évez na zeûfé dén d'hô touella gand ar filozofi, gant barradou gwân hervez tradision ann dûd, hervez kentéhou ar bed, ha oann hervez ar C'hrist.

9. Râg enn-han é choum holl leûnder ann Douélez gand hé gorf.

10. Ha c'houi a zô leûn enn-han, hén pébini a zô da benn da bép prinselez, ha da bép galloud:

11. É pébini oc'h bét enwadet, nann dré eunn enwad gréat gand ann dourn évid digroc'henoa kig ar c'horf, hogen dré enwad ar C'hrist:

12. O véza bét lienet gant-han er vadisiant, é pébini oc'h bét ivé dazorc'het dré ar feiz é ôber Doué, pehini en deûz hé zazorc'het eûz a douez ar re-varô.

13. Râk c'houi pa oac'h marô enn hô kwallon, hag é dienwad hô kik, éc'h asbévit gant-han, goudé m'en deûz distaoled d'e-hoc'h hô kwallou;

14. O tiverka ar skrîd a ioa a-énep d'e-omp, ô terri al lézen a damallé ac'hanomp, hag oc'h hé staga oud hé groaz.

15. Hag ô veza dibourc'het ar brinsélézou hag ar c'halloudou, en deûz hô c'hased dirâg ann holl, goudé béza hô zrec'het enn-han hé-unan.

16. Na varned éta dén ac'hanoc'h évid ann dibri, pé évid ann éva, pé enn abek d'ann deisiou goél, pé évid al loar nevez, pé évid ann deisiou sabbat:

17. Pa n'eo ann traou zé néméd

ar skeûd eûz ann traou da zont, ha ma'z eo ar C'hrist ar c'horf.

18. Na douelled dén ac'hanoc'h, gand imul ar vuelded, gand azeûlidigez ann éled, oc'h en em vounta enn traou n'en deûz két gwélet, oc'h en em c'houéza gant ménosiou gwân hé gîk,

19. Hag hép derc'hel d'ar penn, a béhini ar c'horf holl a zô doareet ha frammet gant koulmou ha gand créou, hag a gresk drè ar gréskadurez a zô Doué d'ézhan.

20. Mar d-oc'h éta marô gand ar C'hrist da gentélhou ar béd-man, pérâg oc'h hu reizet c'hoaz ével pa veec'h beô er bed?

21. Na zournatit két, *a lévéreur d'é-hoc'h*, na danvait két, na dastournit két.

22. Kement-sé a zô traou hag hô dévézô holl hô divez er boaz, hervez lezennou ha kélénadurésiou ann dûd

23. Petrâ bennâg hô deûz doaré ar furnez er gwall-gréden hag er vuelded, ha nann évid esperoud ar c'horf, nann enn eunn éoor-bennâg évit gwalc'ha ar c'hîk.

## III. PENNAD.

1. MAR d-oc'h éta dazorc'het gand ar C'hrist, klaskid ar péz a zô a-ziouc'h, é pléac'h éma ar C'hrist azezet enn tu déou da Zoué.

2. Kavit-mâd ar péz a zô a-ziouc'h, ha nann ar péz a zô war ann douar.

3. Râk marô oc'h, hag hô puez a zô kuzet gand ar C'hrist é Doué.

4. Pa en em ziskouêzô ar C'hrist, péhini eo hô puez, neûzé en em ziskouézot ivé gant-han er c'hloar.

5. Gwanid éta hoc'h izili dovarek; *gwanid* ar c'hadelez, ann dic'hlanded, al louêdôni, ar gwall-ioul, ar bizôni, péré a zô azeûlidigez ann idolou:

6 Enn abek da béré é teû buanégez Doué *da gouéza* war vugalé ann digredoni;

7. É péré hoc'h eûz kerzet gwéchall, pa vévac'h enn hô c'hreiz.

8. Hôgen bréma ddézid ivé c'houi ann holl béc'hédou-zé, ar vuanégez, ar c'harventez, ann drougiez, al lé-douet: ha na zeûi eûz hô kenou gér louz é-béd.

9. Na livirit kéd a c'hevier ann eil oud égilé; diwiskit ann dén kôz gand hé ôbérou,

10. Ha gwiskit ann dén nevez, péhini a zô nevézet enn anaoudégez, hervez skeûden ann hini en deûz hé grouet;

11. É péléac'h n'eûz na Jentil, na *Juzéô*, nag enwad, na dienwad, na Dén-gwéz, na Sitiad, na skláv, na frank; hôgen ar C'hrist, péhini a zô holl enn holl.

12. Gwiskid éta, ével tûd dilennet gand Doué, sent ha karetmâd, kalonnou trugarézuz, kunvélez, vuelded, poell hag habaskded:

13. En em c'houzanvit ann eil égile, ha ra distaolô pép hini da néb en deûz gwall c'hréat enn hé génver; ével ma en deûz Doué distaoled d'é-hoc'h, distaolid ivé.

14. Hôgen dreist-holl hô pézet ar garantez, péhini eo ann éré eûz ar c'hlôkded.

15. Ra zavô enn hô kalonnou péoc'h ar C'hrist, é péhini oc'h bét galvet enn eur c'horf hép-kén; ha bézid anaoudek.

16. Gér ar C'hrist ra chounô enn-hoc'h gant paodder, hag é pép furnez; oc'h en em zeski, oc'h en em géleuna ann eil egilé gant salmou, gand himnou, gant kanaouennou spéréduz, ô kana gant gràs enn hô kalounnou meûleûdiou ann Aotrou.

17 Kément trâ éta a réot, pé dré gomz pé dré ôber, grit pép trâ é hanô hon Aotrou Jézuz-Krist, ô trugarékaad dré z-han Doué ann Tâd.

18 Gragez, plégid d'hoc'h ézec'h, ével ma eo réd, enn Aotrou.

19. Ézec'h, karid hô kragez, ha na vezit két c'houerô enn hô c'henver?

20. Bugalé, sentid oud hô tadou hag oud hô mammou é pép trâ; râk kément-sé a zô hétuz d'ann Aotrou.

21. Tadou, na hégit kêt hô bugalé, gand aoun na zeûfond da zigalouné kaer.

22. Mévellou, sentit é pép trâ oud ar ré a zô hoc'h Aotrounez hervez ar c'hik, nann oc'h hô servicha hép kén a zirâg, ével pa hô pé c'hoant da bliioud d'ann dûd, hôgen é eeunder hô kaloun, gand doujans Doué.

23. Kément trâ a réot, grît-hén a galoun, é gwél ann Aotrou, ha nann é gwél ann dûd;

24. O c'houzout pénaoz eo digand ann Aotrou hoc'h eûz bét ar gôbr eûz ann digwéz, eo ann Aotrou Jézuz-Krist a dléid da zervicha.

25. Hôgen néb a ra drouk, en dévézô ar boan eûz hé zrougiez. ha Doué n'en deûz kemm é-bed évid dén.

## IV. PENNAD.

1. MISTRI, grîd é-kénver hô mévellou ar péz a zô hervez ar gwir hag ar reiz, ô c'houzout pénnoz hoc'h eûz ivé eur mestr enn Env.

2. Kendalc'hit er beden, ha belit gant-hi, enn eur drugarekaat.

3. Pédid ivé évid omp, évit ma digorô Doué hor génou da brézégi hé c'hér ha mister ar C'hrist, évit péhini ounn éréet;

4. Évit ma *hellinn* hé ziskleria ével ma eo réd d'in.

5. Kerzit gant furnez étrézég ar ré a zô er-méaz eûz ann *Iliz*, ô tasprénu ann amzer.

6. Ra vézô bépred hô lavar séven, ha poellet gant c'hoalen, évit ma wiot pénaoz é tléit respounta da bep-hini.

7. Tisikuz, hor breûr kér, bélek feal, ha va eil é servich ann Aotrou, a rôi da anaout d'é-hoc'h kément trâ a zell ouz-in;

8. Hag évit-sé eo em eûz hé gaset étrézég enn-hoc'h, évit ma wézô pétrâ a c'hoarvez war-drô d'é-hoc'h, ha ma tizoaniô hô kalounou.

9. Kâs a rann ivé Onésimuz, hor breûr kér ha feal, péhini a zô eûz hô prô. Hi a rôi da anaout d'é-hoc'h kémend a réeur ama.

10. Aristarkuz va c'hen-brizounier a zalud ac'hanoc'h, ha Mark ivé kenderf Barnabaz, a béhini hoc'h eûz klevet mének: mar teû d'hô kwélout, digémérit-hén mâd;

11. Ha Jézuz, a c'halveur ar Gwirion. Ar ré-zé a zô bét enwadet. N'eûz némét-hô bréma a gemend a lahour gan én évit rouantélez Doué, péré hô deûz va dizoaniet.

12. Epafraz, péhini a zô eûz hô prô a zalud ac'hanoc'h. Eur servicher eo eûz a Jézuz-Krist, péhini a stourm bépréd évid-hoc'h enn hé bédennou, évit ma viot stard ha klôk, ha leûn eûz a béb ioul Doué.

13. Râk héz' é hellann rei ann testéni-man d'ézhan, pénnoz eo prédériet brâz évid-hoc'h, hag évid ar ré eûz a Laodiséa, hag eûz a Hiérapoliz.

14. Lukaz al louzaouer, hor breûr kér, ha Démaz a zalud ac'hanoc'h.

15. Saludit hor breûdeûr a zô é Laodiséa, ha Nimfaz hag ann Iliz a zô enn hé dî.

16. Ha pa vézô lennet al lizer-man gan-é-hoc'h, grît ma vézô lennet ivé é Iliz Laodiséa, ha ma vézô lennet ivé d'é-hoc'h hini al Laodiséad.

17. Ha livirid da Arkippuz: Sell oud ar garg a zô bét roed d'id gand ann Aotrou, évit ma hé leûni mâd.

18. Ar salud-man a rann, mé Paol, gant va dourn va-unan. Hô pézet koun eûz va éréou. Ar c'hrâs ra vézô gan-é-hoc'h. Amen.

# KENTA LIZER SANT PAOL ABOSTOL D'ANN TESSALONIED.

## I. PENNAD.

1. PAOL, ha Silvanuz, ha Timotéuz, da Iliz ann Tessalonied, é Doué hon Tâd, hag é Jezuz Krist hon Aotrou.

2. Ra vézô rôed d'é hoc'h ar c'hrâs hag ar péoc'h. Bépréd é trugarekaomp Doué évid hoc'h holl, o kaout koun ac'hanoc'h hép éhan enn hor pedennou;

5. Oc'h anaout ôberiou hô feiz, labouriou hô karantez ha stardder hoc'h espérans é Jézuz-Krist hon Aotrou, dirâk Doué hon Tâd.

4. O c'houzout, va breûdeûr karet gand Doue, petrâ eo bet hô tilenn:

5. Râg hon Aviel né két bet anavézet gan é-hoc'h gant gériou hépkén, hôgen ivé gant burzudou, ha gant ners ar Spéred-Santel, hag enn eul leûnder brâz: ha c'houi a oar ivé pétrâ em eûz gréad évid hoc'h pa oann enn hô touez.

6. Ével se c'houi a zô deûed da heûlierien d'é-omp, ha d'ann Aotrou, ô véza digéméret ar gér enn eunn enkrez brâz, gant levénez ar Spéred Santel.

7. Enn hévélep doaré ma oc'h deûed da skouér d'ar ré holl a gréd er feiz er Masédonia hag enn Akaia.

8. Râk né két bét hép-kén rôet mâd da anaout gan é-hoc'h gér ann Aotrou er Masedonia hag enn Akaia; hôgen ar feiz hoc'h eûz é Doue a zô ker brudet dré-holl, né két réd d'é-omp komza anézhan.

9. Râg ann holl a zanévell pénaoz omp deûet enn hô touez, ha penaoz hoc'h eûz kuitéet ann idolou, évit trei ouc'h Doué, hag évit servicha ann Doué béô ha gwir,

10. Hag évit gortozi eûz ann Env hé Vap Jezuz, péhini en deûz dazorc'het eûs a douez ar ré-varô, ha péhini en deûz hon tennet eûs ar vuanégez da zont.

## II. PENNAD.

1. RAK c'houi hoc'h-unan a oar, va breûdeûr, pénaoz hon donédigez enn hô touez né két bét difrouez.

2. Hôgen goude béza bét gouzanvet kalz a raok, ha béza bet karget a 'gunuc'hennou, ével ma ouzoc'h, é Filippoz, hor boé fisians enn hon Doué, hag é prézégchomp d'é-hoc'h Aviel Doue gant kalz a breder

5. Râg hor c'helen n'en deûz két desket d'é-hoc'h ar fazi, nag al lousdôni, ha n'hon eûz két hô touellet;

4. Hôgen evel ma omp bét dilennet gand Doue évit fisiout ennomp hé Aviel, komza a reomp ivé, nann évit plijoud d'ann dûd, hôgen évit plijoud da Zoué, péhini a arnod hor c'halounou.

5. Râk o'omp két bét labennérien enn hor prezégennou, ével ma ouzoc'h; na pervez enn darvoud, Doue a zô test.

6. Ha n'hon eûz két kemnébeût klasket meûleûdi ann dûd, nag hoc'h hini, nag hini ar ré all.

7. Ni a helle bec'hia ac'hanoc'h ével Ébestel ar C'hrist; hôgen é doaré hugaligou omp deûet enn hô kreiz, ével eur vagérez a zorlot hé hugalé.

8. Ével-sé gand ar garantez hor boa évid hoc'h, ni hor bijé c'hoanteet rei d'é-hoc'h nann hép-kén Aviel Doué, hôgen ivé hor buez hon-unan, ô véza ma oac'h deûet kér brâz d'é omp.

9. Râk koun hoc'h eûz, va breûdeûr, eûz hol labour hag eûz hor skuizder, ha pénaoz hon eûz prézéget Aviel Doué d'é-hoc'h, ô la-

boura nôz deiz, gand aoun na zeûfemp da vec'hia hini ac'hanoc'h.

10. C'houi a zô tést, ha Doué ivé, péger santel, peger gwirion, pégen didamall eo bét *hor buézégez* enn hô touez, c'houi péré hoc'h eûz krédet.

11. Ha c'houi a oar pénaoz ounn *en em rénet* enn hô kénver, evel eunn tad é-kénver hé vugale,

12. O kuzulia, ô fréalzi ac'hanoc'h, hag oc'h hô pidi stard d'en em réna enn eunn doaré din eûz a Zoué, péhini en deûz hô kalvet d'hé rouantélez ha d'hé c'hloar.

13. Dré-zé ivé é trugarekaomp Doué hépréd, pénaoz pa hoc'h eûz klevet gér Doué a brézegemp d'é-hoc'h, hoc'h eûz hé zigémeret, nann ével gér ann dûd, hôgen (é-c'hiz ma eo évit-gwir) ével gér Doué, péhini a zinkouéz hé ners enn-hoc'h, c'houi péré a gréd ennhan.

14. Râk c'houi, va breûdeûr, a zô deûet da heûlierien da llizou Doué, pére a zô é Judea é Jezuz-Krist : ô véza ma hoc'h eûz gouzanvet ann hévélep heskinou a berz hô kenvrôiz, ével ma hô deûz gouzanvet a berz ar Iuzevien,

15. Peré hô deûz lazet ann Aotrou Jézuz hé-unan, hag hé Broféded, péré hô deûz hon heskinet; péré na blijont ked da Zoue, hag a zô énébourien d'ann dûd holl;

16. Pere a vir ouz-omp na brézégfemp d'ar Jentiled ar gér a dlé hô savetei ; évit ma teûint ével-sé da leûnia ar vent eûz hô féc'hédou : râk buanégez Doué a zô en em astennet war-n-ezhô hétég ann divez.

17. Ével-zé, va breûdeûr, ô véza bét évid eunn nebeûd amzer rannet diouz-hoc'h a wel, nann a galoun, hon eûz c'hoanteet gant mui a vall d'hô kwélout.

18. Dre-zé hon eûz bét c'hoant da vond d'hô kwelout : ha me Paol em eûz bét ann dézô-zé meûr a wéach, hôgen Satan en deûz mired ouz-omp.

19. Râk pétrâ eo hon espérans, hol lévénez, pé kurunen hor gloar? Ha né két c'houi eo, dirâg hon Aotrou Jézuz-Krist, é *deiz* hé zoné digez?

20. Râk c'houi eo hor gloar hag hol lévénez.

## III. PENNAD.

1. ÉVEL-SÉ ô véza na hellemp mui choum hép kelou ac'hanoc'h, eo bét gwell gan-en choum va-unan é Aténaz.

2. Hag em eûz kaset d'é-hoc'h Timotéuz, hor breûr ha belek Doué é Aviel ar C'hrist, évit ret nera d'é-hoc'h hag évid hoc'h erbédi da choum stard enn hô feiz.

3. Évit na vézô zaouzanet dén gand ann heskinou a c'hoarvez gan-é omp ; râk c'houi a oar pénaoz eo da gément-se omp tonket.

4. Râk pa édomp c'hoaz enn hô touez, é tiouganemp d'é-hoc'h pénaoz hor bijé enkrézou da c'houzanvi, ével ma hon eûz bét, ha ma ouzoc'h.

5. Hag ô véza na hellenn mui gortozi, em eûz hé gaset d'é-hoc'h évid anaoud hô feiz' gand aoun n'en défe ann tempter hô temptet, ha lékéad hol labour da véza di ouez.

6. Hôgen bréma pa eo distrôet Timoteuz, goudé héza bét oc'h hô kwélout, ha béza komzet d'e-omp eûz hô feiz hag eûz hô karantez ; goudé béza lavaret pénaoz hoc'h eûz hépréd eur c'houn mád ac'hanomp, gand eur c'hoant brâz d'hor gwelout, ével ma hon eûz ivé c'hoaut d'hô kwelout ;

7. Dré-zé, va breûdeûr, é kavomp enn hoc'h hon dizoan, é péb ézomm hag é pép glac'har, dré hô feiz ;

8. Râk béva a réomp bréma, mar choumit stard enn Aotrou.

9. Hôgen pénaoz é hellimp ní trugarekaad Doue évid-hoc'h, évid ann holl lévénez gant péhini omp laouen enn abek d'é-hoc'h dirâg hon Doué.

10. Néméd oc'h hé bidi nôz-deiz muí-oc'h-vui, évit ma hellimp hô

kwélout, ha peûr-réi d'é-hoc'h er pez a ziouer d'hô feiz?

11. *Pidi a rann* éta Doué hon Tâd, hag hon Aotrou Jézuz-Krist, da bincha ac'hanomp étrézég enn-hoc'h.

12. Ra baottô ann Aotrou ac'hanoc'h, ha ra lakai da greski hô karantez ann eil évid égilé, hag é-kénver ann holl, é-c'hiz ma re-omp-ni enn hô kénver.

13. Ra grévai hô kalounou, oc'h hô lakaad da véza didamall dré ar zantélez, dirâk Doué hon Tâd, é donédigez hon Aotrou Jézuz-Krist gand hé holl zent. Amen.

## IV. PENNAD.

1. A-BEND-ALL éta, va breûdeûr, ni hô péd, hag hô péd stard dré ann Aotrou Jézuz, goude béza desket gan-é-omp pénaoz é tlit kerzout, ha plijoud da Zoué, ma kerzot évit-gwir ann hévélep doaré ma'z éot a raok mui-oc'h-vui.

2. Râk c'houi a oar pé gélénduriou em eûz róed d'é-hoc'h a berz ann Aotrou Jézuz.

3 Râg ioul Doué eo é vec'h sent; é tiouerfac'h ar c'hadélez;

4. É oufé pép-hini ac'hanoc'h piaoua léstr *hé gorf* er zantélez hag enn énor;

5. Ha nann er gwall-ioulou, évél ar Baganed, péré na anavézont két Doué

6 Ha na zeûi déu da wasķa, pé da doualla hé vreûr e nép trâ; râg ann Aotrou eo ar venjer eûz ann holl walion-zé, ével ma hon eûz kent hé lavared d'é-hoc'h, hag é *tellomp* da desténi.

7. Râk Doué n'en deûz két hor galvet évit béza dic'hlan, hôgen évit béza zent.

8. Ann hini éta a zispriz kément-zé, a zispriz nann eunn dén, hôgen Doue, péhini en deûz ivé róed enn-omp hé Spéred-Sântel.

9. E kémend a zell oud ar garantez a vreûr, né két réd é skriffenn d'é-hoc'h; pa en deûz Doué hé-unan desket d'é-hoc'h en em garout ann eil égilé.

10. Hag évit-gwir é-rit kément-zé é-kénver hor breûdeûr enn holl Vasedonia; hôgen ho pidi e rann, va breûdeûr, da greski mui oc'h-vui *er garantez-zé*.

11. Da lakaad hô poan da véza é péoc'h, da bella oud ar péz hoc'h eûz da ôber, da labourâ gand hô taouarn, ével ma em eûz hô c'hourc'hémennet d'é-hoc'h;

12. Évit ma kerzot gand déréadégez é-kénver ar ré a zô er méaz *eûz ann Iliz*, ha na c'hoantaot nétra eûz a zén.

13. Hôgen na fell kéd d'é-omp, va breûdeûr, é vec'h hép gouzout ar péz a zell ouc'h ar ré a zô kousket, évit na zeûot két da dristaat, ével ma ra ar ré all péré n'hô deûz kéd a espérans.

14. Râk mar kredomp pénaoz eo marô Jézuz hag eo dasorc'het, é tléomp kridi ivé pénaoz e kasô ivé Doué gant Jézuz ar ré a vézô kousket enn-han.

15. Ével-zé é lévéromp d'é-hoc'h hervez gér ann Aotrou, pénaoz nî péré a zô béô, hag a zô miret bété donédigez ann Aotrou, na ziaraogimp két ar ré a zô kousket.

16. Râk da vouéz ann Arc'hel, ha da zoun trompil Doué, ann Aotrou hé-unan a ziskennô eûz ann Env; hag ar ré a vézô marô er C'hrist a zazorc'hô da genta.

17. Ha neûzé nî, péré a zô béô, hag a vézô lézet, é vézimp dizouget gant-hô er goabrou, évid diambrouga ar C'hrist enn éar, hag ével-zé é vézimp bépred gand ann Aotrou.

18. Ével-sé en em zizoanit ann eil égilé gand ar geriou-zé.

## V. PENNAD.

1. HOGEN, va breûdeûr, diwar-benn ann amzeriou hag ar prédou, né két réd e skriffenn d'é-hoc'h.

2. Râg c'houi a oar ervâd hoc'h-unan pénaoz deiz ann Aotrou a dlé dont ével eul laer enn nôz.

3. Râk pa livirint: *Chetu emomp* é péoc'h, hag é divall, neûzé é c'hoarvézô gant-hô eunn dizmant

tèar, é-c'hîz ma c'hoarvez ar gwentrou gand eur c'hrég vrazez, ha na *hellint két* tec'hout.

4. Hôgen c'houi, va breûdeûr, n'émoc'h két enn dévalien, évit béza barket gand ann deiz-zé é vel gand eul laer.

5. C'houi a zô holl bugalé ar goulou ha bugalé ann deiz. n'omp két *bugalé* ann nôz, nag ann dévalien.

6. Na gouskomp kéd éta ével ar ré all; hôgen beliomp ha bézomp poellek.

7. Rôg ar ré a gousk, a gousk enn nôz; hag ar ré a vezv, a vezv enn nôz.

8. Hôgen nî, pa'z omp *bugalé* ann deiz, bézomp poellek; gwiskomp evid harnez ar feiz hag ar garantez, hag évit tôg *espérans* ar silvidigez;

9. Râk Doué n'en deûz két hon dilennet evit *teûrel* he vuanégez *war-n-omp*, hôgen évit ma *kavimp* ar zilvidigez dré hon Aotrou Jézuz-Krist,

10. Péhini a zô marô évid-omp; évit pé é vefimp, pé é kouskimp, ma vévimp kevret gant-han.

11. Râk-sé en em frealzit ann eil égilé, ha rôit skouér-vâd ann eil d'égilé, ével ma rît.

12. Hôgen nî hô péd, va breûdeûr, da anaoud ar ré a labour enn hô touez, a ren ac'hanoc'h hervez ann Aotrou, hag a gélenn ac'hanoc'h,

13. Évit ma hô pézô muioc'h a garantez évit-hô enn abek d'hô labour: hô pézet ar péoc'h gant-hô.

14. Hôgen nî hô péd, va breûdeûr, kélennit ar ré zireiz, fréalzit ar ré zoaniet, skorit ar ré wân, bézid habask é-kénver ann holl.

15. Likid évez na zistolfé den ann droug da eunn all · hôgen grit vâd bépréd ann eil d'égilé, ha d'ann holl.

16. Bézit laouen bépréd.

17. Pédid héb éhan.

18 Trugarékait é pép trâ; râg ioul Doué eo é rajac'h holl kémentsé é Jézuz-Krist.

19. Na vougit két ar Spéred.

20. Na zisprizit két ann diouganou.

21. Arnodit pép-trâ: dalc'hit ar péz a zô mâd.

22. En em virit diouc'h doaré a zrouk.

23. Ann Doué a béoc'h ra zantélô hé-unan ac'hanoc'h é pép-trâ; évit ma en em virô didamall *hémend a zô enn-hoc'h*, hô spéred, hoc'h éne hag hô korf da zonédigez hon Aotrou Jézuz-Krist.

24. Ann hini en deûz hô kalvet a zô gwirion: hag hén eo a rai kément-sé enn-hoc'h.

25. Va breûdeûr, pédid évid-omp.

26. Saludid hon holl vreûdeûr enn eunn af santel.

27. Mé hô péd dré ann Aotrou, ma vézô lennet al lizer-mañ d'ann holl vreûdeûr santel.

28. Grâs hon Aotrou Jézuz-Krist ra vézô gan-é-hoc'h. Amen.

# EIL LIZER SANT PAOL ABOSTOL D'ANN TESSALONIED.

## I. PENNAD.

1. PAOL, ha Silvanuz, ha Timotéuz, da Ilis ann Tessalonied, é Doué hon Tâd, hag é Jézuz-Krist hon Aotrou.

2. Ra vézô *rôed* d'é-hoc'h ar c'hrâs hag ar peoc'h gand Doué hon Tâd, ha gant Jézuz-Krist hon Aotrou

3. Trugarékaad a dléomp Doué bépréd évid hoc'h, va breûdeûr, ével ma eo dléet, ô véza ma kreak hô feiz mui-oc'h-vui, ha ma prasa hô karantez ann eil évid égilé;

4. Enn hévélep doaré ma en em veûlomp enn-hoc'h e Ilizou Doué, évid hoc'h habaskded hag hô feiz, enn holl heskinou, hag enn holl enkrezon a c'houzanvit;

5. Ével ar merk eûz ar varn gwirion a Zoue, pehini hô laka da véza dallézek eûz a rouantélez Doué, évit pehini ivé é c'houzanvit.

6. Râk déread eo dirâk Doué, é tistaolfé ann enkrez d'ar re a zeû bréma d'hoc'h enkrézi;

7. Hag é rôjé d'é-hoc'h ar péoc'h gan-é-omp, c'houi peré a zô enkrezet, pa ziskennô hon Aotrou Jezuz eûz ann Env, hag en em ziskouézô gand Éled hé ners;

8. Pa zeûi d'en em venji é-kreiz ar flammou tân, eûz ar ré na anavez két Doué, ha na zent ket oud Aviel hon Aotrou Jezuz-Krist;

9. Péré a c'houzanvô ar boan eûz a eunn daonidigez peûr-baduz, *pell* diouc'h dremm ann Aotrou, ha diouc'h gloar hé ners.

10. Pa zeûi evit béza meûlet enn hé zent, hag évit béza sellet gant souez er ré holl hô deûz krédet enn-han. râg hon testéni a zô bét fisiet war-n-hoc'h *é gortoz* eûz ann deiz zé

11. Râk-sé é pédomp èvid hoc'h bépréd, hag e *c'houlennomp* digand hon Doué m'hô lakai da véza dellezek eûz hé c'halvedigez, ha ma sevénô holl ioul hé vadelez, ha labour ar feiz enn ners;

12. Évit ma vérô meûlet hanô hon Aotrou Jezuz Krist enn-hoc'h, ha c'houi enn-han, hervez grâs hon Doué, hag hon Aotrou Jézuz-Krist.

## II. PENNAD.

1. HOGEN hô pidí a réomp, va breûdeûr, dré zouedigez hon Aotrou Jezuz-Krist, ha dre hor stroll enn-han;

2. Na zeûot két buan da zaouzani enn hô ménoz, na da strafila, *ô krédi* pe dré ae spéred, pé dré eur brezegen, pé dré eul lizer a lavared deûed digan-e-omp, pénaoz e tosta deiz ann Aotrou.

3. Na rouelled den ac'hanoc'h é nép doaré: râk *na zeûi ket ann deiz-zé*, kén na vezô deûet ann dizunvaniez a-raok, ha na vézô gwelet o tont dén ar péc'hed, mâb ar gollidigez,

4. Péhini a enébô, hag a zavô dreist kément a c'halveur Doué, pé a azeûleur; enn hévélep doaré ma azezô é templ Doué, oc'h en em rei hé-unan evid Doué.

5. Ha n'hoc'h eûs-hu kéd a goun pénaoz, pa édoun c'hoaz gan-é-hoc'h, em eûz lavaret kément-se d'é-hoc'h?

6. Ha c'houi a oar petrâ a zalc'h anezhan bréma, évit ma en em ziskouezô enn hé amzer.

7. Râk mister ann drougiez en em aoz a vréma. Hôgen néb a zalc'h bréma, dalchet hete ma vézô kased-da-gét,

8. Ha neûzé é vézô gwélet ann den-drouk, a vézô lazet gand ar

c'houéz eûz a c'hénou ann Aotrou Jezuz, hag a vézo kaset-da-get gand ar sked eûz hé zonediguez.

9. Ann dén-zé a dlé dont dré ôber Satan, gant pép galloud, gand arouezïou ha burzudou gaou,

10. Ha gand ann holl douellérez ann drougiez é-kénver ar ré a ia da goll, ô veza n'bo deûz ked digémeret karantez ar wirionez évit béza salvet. Dré zé Doué a gasô d'ézhô eunn dallentez vrâz, évit ma krédind d'ar gaou;

11. Évit ma vézô barnet ar ré holl péré n'hô deûz ket krédet d'ar wirionez, hag a zô en em rôet d'ann drougiez

12. Hôgen ni a dlé trugarékaad Doué bépréd évid-hoc'h, va breûdeûr karet mâd gand ann Aotrou, ô véza ma en deûz hô dilennet ével ar c'henta-frouez, évid hô savétei dré zantélédiguez ar Spéred, ha dré feiz ar wirionez;

13. É péhini en deûz hô kalvet dré hon Aviel, évit gounid gloar hon Aotrou Jézuz-Krist.

14. Dré-zé, va breûdeûr, chou-mit enn hô sâ, ha mirit ann tradisionou hoc'h eûz desket pé dre hor prézegennou, pé dre hol lizéri.

15. Hon Aotrou Jézuz-Krist, ha Doue hon Tâd, péhini en deûz hor c'haret, ha péhini en deûz rôed d'é-omp dre hé c'hrâs eunn dizoan peûr-baduz hag eunn espérans vâd,

16. Ra zizoanio hô kalounou, ha r'hô krévai é pép mâd-ôber hag é pép lavar mâd.

## III. PENNAD.

1. ENN-DIVEZ, va breûdeûr, pédid evid-omp, évit ma rédô gér Doue, ha ma vézô meûlet, evel ma'z eo enn hô touez;

2. Hag evit ma vezimp dieûbet eûz ann dûd rec'huz ha drouk; râg ar feiz n'éma két gant pep-hini.

3. Hôgen Doué a zô féal, hag a grévai ac'hanoc'h, hag hô mirô a zrouk.

4. Rag ar fisians zé hon eûz diwar hô penn enn Aotrou, pénaoz é mirit hag é mirot ar pez a c'hourc'hémennomp d'é hoc'h.

5. Ra rôi ann Aotrou d'é hoc'hi eur galoun eeun, é karantez Doué, hag é habaskded ar C'hrist.

6. Hôgen ni a c'hourc'hémenn d'é-hoc'h, va breûdeûr, é hanô hon Aotrou Jézuz-Krist, ma tec'hot diouc'h ar ré eûz hô preûdeûr péré a gerz enn eunn doare direiz, ha nann hervez ann tradision hon eûz rôed d'ézhô.

7. Râg gouzond a rid hoc'h-unan petrâ a zô réd da ôber evid heûlia ac'hanomp : pa eo gwir n'omp ket bet direiz enn hô touez;

8. Ha n'hon eûz debret bara dén évit nétrâ, hôgen labouret hon eûz nôz-deiz gant skuizder, gand aoun na zeûfemp da vec'hia hini ac'hanoc'h.

9. Né két n'hor bé bét ar galloud d'hé ôber : hôgen fellet eo bét d'é-omp en em rei hon-unan da skouér, évit ma teûfac'h d'hon heûlia.

10. Ével-sé pa édomp gan-é-hoc'h, hon eûz diskleriet d'é hoc'h, pénaoz nep na fell két d'ézhan laboura, na dle kéd dibri.

11. Râk klevoud a réomp pénaoz éz eûz hinienuou enn hô touez péré a gerz enn eunn doaré direiz, péré na reont nétrâ, hôgen en em vount er pez na zell ked out-hô.

12. Hôgen d'ar ré a zô ével-sé, é c'hourc'hémennomp, hag é pédomp stard anézhô dré ann Aotrou Jézuz-Krist, ma tebrint hô bara ô laboura war daô

13. Hôgen c'houi, va breûdeûr, na skuizit két oc'h ôber vâd.

14. Mar béz unan-bennâg ha na zentfé ket oud ar pez a lévéromp enn hol lizer, arouezit-hén, ha na zarempredit kéd anezhan, évit ma en dévézô mèz.

15. Na gémerit ket *koulskoudé* anezhan ével eunn enébour, hôgen kélennit-hén ével eur breûr.

16. Doué ar péoc'h hé-unan ra rôi d'é-hoc'h ar péoc'h é péb amzer hag é pép léac'h. Ra vézò ann Aotrou gan-é-hoc'h holl.
17. Mé hô salud gant va dourn va-unan, Paol. Houn-nez eo va arouéz em holl lizéri;ével-sé é skrivann.
18. Grâs hon Aotrou Jézuz-Krist ra vézò gan-é-hoc'h holl. Amen.



# KENTA LIZER SANT PAOL ABOSTOL DA DIMOTÉUZ.

## I. PENNAD.

1. PAOL Abostol Jézuz Krist, hervez gourc'hemenn Doue hor Salver, ha Jezuz-Krist hon espérans,

2. Da Dimotéuz hé våb kér er feiz. Ar c'hrâs, ann trugarez, hag ar péoc'h ra zeûi d'id digand Doue ann Tâd, hag hon Aotrou Jézuz-Krist.

3 *Da bidi a rann*, ével ma em eûz he c'hréat pa oann ead er Masédonia, da choum é Éferuz, ha da alia hinieunou évit na zeskint kèt eur gelénadurez dishéavel *diouc'h hon hini*,

4. Ha n'en em roint kèt da zorc'hennou ha da nestédnu dizivez, pere a zô mâd kentoc'h évid di-aa atrivou, egéd évit lakaad sevel ti da Zoué dré ar feiz.

5. Hôgen divez ar gourc'hemenn eo ar garantez a zeû eûz a eur galoun glân, eûz a eur goustians vâd, hag eûz a eur feiz gwirion.

6. Hinienou ô fazia diwar-benn ann traou-zé, a zô trôet é lavarion gwân,

7. O fellout d'ézhô béza doktored al lézen, hep gouzout nag ar péz a leveront, nag ar péz a dougont.

8. Hôgen ni a oar pénaoz al lézen a zô mâd, ma en em dalvezeur anézhi hervez ar feiz.

9. O c'houzout pénaoz al lézen ne kèt great évid ann den gwirion, hôgen évid ar re zireiz hag ar re amzent, ar ré fallagr hag ar bec'herien, ann halebaded hag ar mastokined, lazerien hô zâd ha lazerien hô mamm, lazerien tûd,

10. Ar c'hadaled, ar ré a gousk gant gwazed all, al laéroun tûd, ar c'hanouiaded, ann touerien é gaou, ha kémend a zô enep d'ar gélenadurez vâd.

11. Pébni a zô hervez Aviel gloar Doué benniget, hag a zô bét fiziet enn-oun.

12. Trugarékaad a rann hon Aotrou Jézuz-Krist, péhini en deûz va nerzet, ô véza ma en deûz mennet é oann feal, pa en deûz va lekeat é karg.

13. Mé péhini a-raok a ioa eunn touer Doue, eunn heskiner, eur c'hunuc'her; hôgen trugarez em eûz kavet dirâk Doué, ô véza ma em eûz gréat *kement sé* dre ziwiziégez, pa édoun c'hoaz diskrédik.

14. Ha grâs hon Aotrou a zô en em skiñet war-n oun gant founder, *ec'h en founsa* eûz ar feiz hag eûz ar garantez a zô é Jézuz-Krist.

15. Gwir eo ar gér, ha dellézuz eûz a hép digémer, pénaoz Jezuz Krist a zô deued er bed-man évit savétei ar béc'herien, a béré oann ar c'henta.

16. Hôgen trugarez em eûz kavet, évit ma tiskouézfe Jezuz Krist da genta enn oun hé holl habaskded, évit béza da skouer d'ar *ré* a gredô enn-han, évit *gounid* ar vuez peûrbaduz.

17. Da Roué ann amzeriou, peûr-baduz, diwéluz, da Zoué hép-kén, ra *vezô* énor ha gloar é amzeriou ann amzeriou. Amen.

18. Ar gourc'hémenn-man a rôann d'id, va mâb Timotéuz, évid, hervez ann diouganou kenta diwar da fenn, ma stourmi enn hô eûz a stourm mâd,

19. O kaoud ar feiz hag eur goustians vâd, péhini ô véza bet pelleet gand hinienou, en deûz hô lekeat da benséa e kenver ar feiz;

20. Eûz a béré eo Himinéuz hag Aleksander, péré em eûz rôed da Zatan, évit ma teskint na dleeur kèt touî-Doué.

## II. PENNAD.

1. PIDI a rann éta stard abars kèment trà, ma vezô gréat goulennou, pedennou, gwestlou, trugarézou évid ann dûd holl :

2. Evid ar Rouéed, hag ar ré holl a zô er c'hargou uc'hel, évit ma rénimp eur vuez peoc'huz ha sioul, é pép karantez Doué hag é pép glanded.

3. Râk kement-sé a zô mâd hag hétuz dirak Doue hor Salver,

4. Péhini a fell d'ezhan e vé salvet ann holl dud, hag e teûfent da anaoud ar wirionez.

5. Râk n'eûz némed eunn Doué, hag eunn hantérour étré Doué hag ann dûd, Jezuz-Krist dèn,

6. Péhini a zô en em roed hénnan evid dasprénadurez ann holl, é testèni eûz hé amzeriou.

7. Evit-sé eo ounn bet lékéad da Brezeger ha da Abostol (ar wirionez a lavarann, ha na lavarann ked a c'hevier), ha da Zesker ar Jentiled er wirionez.

8. Mé a fell d'in eta é pedfé ann dûd é pép leac'h, ô sével daouarn c'hlân heb buanegez hag hép striv;

9. *É pedfé* ivé ar merc'hed gand dilad déréad, kempennet gand mezfûr ha gant poell, ha nann gant bleô tortiset, na gand aour, na gant perlez, na gand dilad koustuz brâz;

10. Hogen gand óberiou mâd, évcl ma tere out merc'hed pére hô deûz doujans Doué.

11. *R'en em zalc'hô* ar vaouez war-daô hag é pép sentidigez pa gelenneur anezhi

12. Na aotreann két d'ar merc'hed kélenna, na kemérout beli war ho ezec'h; hôgen choum wardaô.

13. Râg Adam a zô bét gréat ar c'henta, ha goudé Éva.

14. Hag Adam né két bét touellet; hogen ar c'hreg goude béza bet touellet, a zô kouézed enn dizentidigez.

15. Koulskoudé é vézô salvet dré ar vugale a lakai er béd, ma hô laka da choum er feiz, er garantez, er zantelez hag er poell.

## III. PENNAD.

1. EUNN dra wir eo: Mar c'hoanta dén ann Eskopded, é c'hoanta eunn ôber mâd.

2. Réd eo éta da eunn Eskop béza didamall, béza *bet* eur c'hreg hép-kén, béza poellek, fûr, kempenn, glân, herberc'hiad, kélenner;

3. Na vézet két téchet d'ar gwin, na tear da skei, hôgen habask; na vézet ket breûtaer, na rd biz;

4. Hôgen ra rénô ervâd hé dî hé-unan; ra lakai hé vugalé da zouja ha da véva gant pep glanded.

5. Râk ma na oar két eur ré réna hé dî hé-unan, penaoz é hello hen prédéria Iliz Doue ?

6 Na vézet két nevez-badézet, gand aoun na zeûfe da veza balc'h, ha na gouezfe enn hévélep barnédigez gand ann diaoul.

7. Réd eo c'hoaz en defe eunn desténi mâd eûz ar ré a zô er-meaz *eûz ann Iliz*, gand aoun na gouezfe er vézegez, hag e lodagou ann diaoul.

8. Ra vézô ivé ann Diagoned glân; na vézent két a zaou c'her, na téchet da éva kalz a win; na glaskent két eur gounid mézuz.

9 Ra viriat mister ar feiz gand eur goustians dinam.

10 Béz' é tléond ivé béza arnodet da genta, ha goudé béza lékéad é karg, ma na gaveur gwall é-bèd enn-hô.

11. Ra vezô ivé ar gragez glân, hép drouk komz, poellek ha feal é pép-trâ.

12. Ann Diagoned na dleont béza *bét* néméd eur c'hreg hep-kén. ra renint mâd hô bugale hag hô ziez hô-unan.

13. Râg ar ré a ra mâd hô c'harg, a c'hounézô eunn dérez mâd, hag hô dèvézô eur fisians vrâs e feiz Jezuz-Krist.

14. Ann dra-man a skrivann d'id, pétrâ bennâg m'ac'h espérann mond étrézég enn-od abarz némeûr;

15. Ha mar taléann, ma wézi penaoz eo réd eo em réna é ti Doué,

péhini eo Iliz ann Doué béô, ar peûl hag ar skôr eûz ar wirionez.

16. Hag heb arvar, brâz eo ann disgwél a garantez-zé, péhini a zô en em ziskouézet er c'hik, a zô bét santélet dre ar Spéred, a zô bét gwelet gand ann Éled, a zô bét prezéget d'ar bobiou, a zô bét kredet er béd, a zô bét digemeret er c'hloar.

## IV. PENNAD.

1. HOGEN ar Spéred a lavar aplann, penaoz enn amzeriou divéza, hinienuou a guitai ar feiz, évid heûlia spéredou ann dallentez, ha kélenaduresiou ann diaoulou,

2. Péré a lavarô gevier gand ipokrizi, ô veza ma vezô hô c'houstians ével kinet gand eunn houarn devuz;

3. Péré a zifennô ar briédélez, hag a lavarô eo em zionéri eûz ar boédou en deûz krouet Doué évit béza digeméret enn eur drugarekaat gand ann dûd féal, ha gand ar re hô deûz anavézet ar wirionez.

4. Râk kémend en deûz krouet Doué a zô mad, ha na dleeur disteûrel nétrâ eûz ar péz a géméreur enn eur drugarékaat :

5. Râk santélet eo gant gér Doué, ha gand ar béden.

6. Mar teskez ann dra man d'ar vreûdeûr, e vezi eur bélek mâd da Jezuz Krist, ô véza maget gant geriou ar feiz, hag ar gelénadurez vâd éc'h eûz heûliet.

7. Tec'h diouc'h ar sorc'heanou diod hag a c'hroac'hed hag en em rô d'ar garantez évid Doué.

8. Râk poellad ar c'horf n'eo mâd némed da nebeûd a drâ, hôgen ar garantez évid Doué a zô mâd da bep-trâ; ha d'ézhi eo eo bet diouganet ar vuez a vréma hag ar vuez da zont.

9. Ar péz a lavarann a zô gwir, ha dîn da véza digémeret gant pephini.

10. Râk ma labouromp, ha ma c'houzanvomp ann drouk-pédennou, eo m'ac'h esperomp enn Doué béô, péhini eo ar Salver eûz ann holl dud, ha dreist-holl eûz ann dud feal.

11. Gourc'hémenn ha desk ann traou-zé.

12. Na ziprizet dén ac'hanod enn abek d'az iaouanktiz. hôgen bez skouér ar ré féal dré da c'heriou, dré da zonréou, dré da garantez, dre da feiz, dre da c'hlanded.

13. Kén na zeûinn, en em rô d'al lennadur, d'ann ali, d'ar c'helen.

14. Na ankounac'ha két ar c'hrâs a zô enn od, a zô bét rôed d'id dré ann diougan, pa eo bét lékeat war-n-od daouarn ar bélek.

15. Laka da breder é kement-man; laka bépréd da gonn enn-han, évit ma vézô da greak anavézet gand ann holl.

16. Laka évez ouz-id hag oud ar gelénadurez : choum stard é kement-sé. Râg oc'h en em réna enn doaré-se, en em zavétei da-unan hag ar ré a zelaouô ac'hanod.

## V. PENNAD.

1. NA grôz két ar ré gôz, hôgen kelenn anézho evel da dadou; ar ré-iaouank evel da vreûdeûr:

2. Ar gragez kôz ével da vammou; ar re-iaouank ével da c'hoarézed, gant pép glanded.

3. Énor ann intanvezed peré a zô gwir intanvézed.

4. Ma é deûz eunn intanvez bennâg mipien pé nized, ra zeskint da kenta da véra hô zî, ha da zisteûrel d'hô c'hérent ar pez hô deûz bét digant-hô : râk kement-se a zô hétuz dirâk Doué.

5. Hôgen ann hini a zô gwir intanvez, ha dilézet, ra espérô é Doué, ha ra gendalc'hô nôz deiz er goulennou hag er pedennou.

6. Hôgen ann hini a zô enn dudi, a zô marô, hag hi béô *da welout*.

7. Gourc'hemenn ann dra-men, évit ma vézint didamall.

8. Ma éz eûz unan-bennâg ha n'e deûz kéd a bréder évid hé zûd, ha dreist-holl évit ré hé zî, e deûz dilezet ar feiz, ha gwasoc'h eo égéd eunn dén difeiz.

9. Ra vêzô dilennet *évit béza lo-kéal e reuk* ann intanvézed, ann hini é dévézô da vihana tri-ugent vloaz, ha n'é dévézô bet némed eunn ozac'h;

10. Eûz a ôberiou mâd péhini é vézô testéni; ma é deûz diorret mâd bugalé, ma é deûz rôed digémer, ma é deûz gwalc'het hô zreid d'ar zent, ma é deûz frealzet ar ré c'hlac'haret, ma eo en em rôet d'ann holl ôberiou mâd.

11. Hôgen pella diouc'h ann intanvézed iaouank. Râg hô likaouérez hô laka da derri ieo ar C'hrist, hag e fell d'ezhô aozmézi:

12. Hag é kavont ar varnédigez, ô véza torret ar feiz kenta.

13. Hôgen ouc'h penn é teûond da véza didalvez, hag e rédont a dî é tî; ha nann hep-kén didalvez, hôgen ivé labennek ha debrounz, ô komza eûz ar pêz ha na zéré két.

14. Gwell eo gan-én éta é timézché ar ré iaouank anézhô, hô défé bugalé, é teûjent da bennou-tiegez, éget na rôjent abek é-béd d'hon énébourien da damallout ac'hanomp.

15. Râg hiniennou anézhô a zô faziet évid heûlia Satan.

16. Ma en deûz eunn dén féal-bennâg intanvézed *eûz hé gérent*, ra skoazió anézhô, ha na vézet két bec'hiet ann Iliz; évit ma e dévézô a-walc'h évid ar gwir intanvézed.

17. Ar véleien a vér ervâd, ra vézint énoret diou wéach; ha dreist-holl ar ré a labour d'ar brézégen ha d'ar gelen.

18. Râg ar Skritor a lavar: Na éréi két génou ann éjen a zourn ann ed. Ha c'hoaz: Ann hini a labour a dál hé c'hôbr.

19. Na zigémer ked a ziskuhadurez a éneb eur belek, némét gréad é vé gand daou pé dri dést.

20. Tenn dirâg ann holl ar ré hô deûz péc'het, évit ma hô dévézô aoun ar ré all.

21. Mé az péd stard dirâk Doué ha Jézuz-Krist, hag ann Éled dilennet, da virout kémenn-se hép râk-varn, hép ôber netrâ a drô all.

22. Na astenn két da zaouarn war nép gand dievézded, ha n'en em gra két kevrennek e péc'hédou ar ré all. En em vir glân da-unan.

23. Na év mui dour hep-kén; hôgen év ivé eunn nebeût gwin, eunn abek d'az poull-kaloun ha d'az klenvedou paot.

24. Péc'hedou lôd eûz ann dûd a zô anat, hag anavézet abarz ar varn: péc'hédou lôd all n'int anavézet német goudé.

25. Bez' éz eûz ivé ôberiou mâd hag a zô anat: hag ar ré né d-int két, né hellont ket béza kuzet *pell amzer*.

## VI. PENNAD.

1. RA vennô kément mével a zô dindân ar iéô, pénaoz é tlé rei péb énor d'hé vestr, gand aoun na vé drouk-prézéget gand hanô ann Aotrou ha gand hé gélénadurez.

2. Ar ré hô deûz mistri féal, na zisprizent ket anézhô, ô véza ma int hô breûdeûr: hôgen ra zervichint gwelloc'h anézhô, ô véza ma *tellezont béza* karet, pa int kévrennek eûn *hévélep* lévézoun. Desk ann dra-zé, ha rô ann ali-ze.

3. Ma tesk eur ré eur gélénadurez all, ha ma na rô két hé aotreadur da brézégennou gwirion hon Aotrou Jézuz-Krist, ha d'ar gélénadurez a zô hervez karantez Doué,

4. Balc'h eo, ha né oar nétrâ; hôgen môrédi a ra é daelou, hag é stourmou a c'hérion, a béré é sâv ann herez, ar atrivou, ann toueellou, ann droug-arvariou,

5. Ann tagou eûz ann dûd péré hô deûz eur spéred gwallet, ha péré na anavézont két ar wirionez, hag a venn pénnoz karantez Doué a dlé béza da binvidigez d'ézhô.

6. Hôgen eur binvidigez vrâz eo karantez Doué, mar gear en em walc'ha.

7. Râk n'hon eûz digaset nétrâ er bed-man, hag héb-arvar na hellomp kâs nétrâ anézhan gan-é-omp.

8. Ma hon eûz éta peadrà d'en

em vaga ha d'en em wiska, é tlé béza dâ gan-é omp.

9. Râg ar ré a fell d'ézhô dond da binvidik, a gouéz é gwall-ioul, hag é lindagou ann diaoul, hag é meûr a c'hoant didalvez ha gwallus, péré a stlap ann dûd er gwastadur hag er gollidigez.

10. Râg ar c'hoant direiz da gaout madou eo ar c'hrisien eûz ann holl zrougou: hag biniennou ô véza hô c'hoantéat kée, a zo diankeț eûz ar feiz, hag a zo en em reûstlet é kalz a c'hlac'hariou.

11. Hôgen te, ô dén Doué, tec'h diouc'h ann traou-zé; hag heûl ar wirionez, karantez Doué, ar feiz, ar garantez, ann habaskded, ar gunvélez.

12. Stourm stard é stourm ar feiz, lémer dré nerz ar vuez peûr-badus, évit péhini oud bét galvet, goudé béza prezéget ervâd ar feiz dirâk kalz a déstou.

13. Gourc'hémenni a rann d'id dirâk Doué, péhini a rô ar vuez da bép-trâ, ha dirâk Jézuz-Krist, péhini en deûz róet eunn testéni kér mad dindân Pons-Pilat,

14. Ma viri ar gélénadurez-man hép namm, hag hép tamall, beté donédigez hon Aotrou Jézuz-Krist,

15. A dlé diskouéza eun hé amzer ann hini a zô gwenvidik, ha galloudek hép-ken, Roué ar rouéed, hag Aotrou ann aotrounez;

16. Péhini hép-kén a bizou ar beûr-badelez, hag a choum enn eur goulou didóstanz n'eo bet gwélet gand dén, ha na hell gwélout dén; da béhini eo ann énor, hag ar véli peûr-badus. Amen.

17. Gourc'hémenn d'ar binvidien eûz ar béd-man na zeûint két da véza balc'h, ha na lakaint két hô espérans er madou arvaruz, hôgen enn Doué beô, péhini a ró d'éomp gant founder ar péz hon eûz ézomm;

18. Ober vâd, béza pinvidik é óberiou-mâd, rei ann aluzen a galoun vâd, rei lôd eûz hô madou;

19. Dastumi eunn tenzor évit-hô hô-unan hag eunn diazez mâd enn amzer da zont, évit ma arruint d'ar gwir vuez.

20. O Timotéuz, mîr ar péz a zô bét fiziet enn od, ô tec'hout diouz ar vezinliou saotret ar gerioù, ha diout pép kelenadurez enep, a banveur é gaou gwiziegez;

21. Oc'h beûlia péhini, biniennou a zô faziet war hent ar feiz. Ar c'hrâs ra véző gan-éz. Amen.

* * *

# EIL LIZER SANT PAOL ABOSTOL DA DIMOTÉUZ.

## I. PENNAD.

1. PAOL, Abostol Jézuz-Krist dré ioul Doué, hervez gwestl ar vuez a zo é Jézuz-Krist,

2. Da Dimotéuz hé våb ker. Ar c'hrâs, ann trugarez, ar péoc'h digand Doué ann Tâd, ha Jézuz-Krist hon Aotrou.

3. Trugarékaad a rann Doué, péhini a zervichann ével ma hô deûz gréat va gourdadou, gand eur goustians dinam, dré ma em eûz bépred koun ac'hanod em pedennou nôz deiz;

4. Koun em eûz ivé eûz da zaérou, hag em eûz c'hoant d'az gwélout, évit béza leûn a lévenez;

5. Pa lakaann em spéred ar gwir feiz a zô enn-od, a zô bét da genta enn da vamm-gôz Lois, hag enn da vamm Eunéé, hag é krédann stard a zô enn-od.

6. Râk sé éc'h aliann ac'hanod da énaoui a nevez ann grâs Doué, a zô deûet enn-od dré astennadur va daouarn.

7. Râk Doué n'en deûz két rôed d'é-omp eur spéred a spount, hôgen eur spéred a ners, a garantez, hag a boell.

8. Na zeû kéd éta da rusia eûz a desténi hon Aotrou, nag ac'hanoun hé sklâv: hôgen gouzanv gan-én évid ann Aviel, hervez ners Doué,

9. Péhini en deûz hor savétéet, hag hor galvet dré hé c'halvidigez santel, nann hervez hon ôberiou, hôgen hervez hé ioul, hag hé c'hrâs, a zô bét rôed d'é-omp é Jézuz-Krist abarz ann holl amzeriou;

10. Hag a zô deûet anat bréma dré zonédigez hor Salver Jézuz-Krist, péhini en deûz kaset ar marô da gét, ha digaset é goulou dré ann Aviel ar vuez hag ann divréinadurez.

11. Dré-zé eo ounn bét lékéat da brezéger, da Abostol, da vestr ar brôadou.

12. Dré-ze ivé eo é c'houzanvann ann traou-man; hôgen n'em eûz kéd a véz. Râg gouzoud a rann e piou ounn en em fisiet, ha gouzoud a rann évit-gwir pénaoz eo galloudek a-walc'h evit mirout hétég ann deiz-zé ar péz em eûz fisiet d'ez-han.

13. Kémer évit skouér ar prézégennou gwirion, ec'h eûz klevet gan-en diwar-benn ar feiz hag ar garantez a zô é Jezuz-Krist.

14. Mir dre ar Spéred-Santel a choum enn-omp, ann dra vâd a zô bet fisiet enn-od.

15. Gouzoud a réz pénaoz ar ré holl a zô enn Azia, a zô pelleed diouz-in; é touez péré Figelluz hag Hermogénez.

16. Ra roi ann Aotrou hé drugarez da dûd Onéziforuz: râg aliez en deûz va frealzet, ha va chadennou n'hô deûz két hé lékéad da rusia,

17. Hôgen pa eo deûed da Rom, en deûs va c'hlasket gant kalz a bréder, hag en deûz va c'havet.

18 Ra lakai ann Aotrou anez-han da gavout trugarez dira-z-han enn deiz-ze. Té a oar gwelloc'h égéd dén pégémend a vâd en deûz gréad d'in é Éfézuz.

## II. PENNAD.

1. TÉ éta, va màb, en em nerz er c'hrâs a zô é Jezuz Krist.

2. Ar péz ec'h eûz klevet gan-én dirâk meûr a dést, laka-hén é trédeek da dûd gwirion, péré a zô mâd évid deski ar ré all,

3. Labour èvel eur soudard mâd da Jézuz Krist.

4. Néb a zô soudard da Zoué n'en em vountet két é kefridiou ar béd, mar fell d'ézhan plijoud d'ann hini en deûz hé engwéstlet.

5. Râk néb a c'hourenn, na véz két kurunet némét gourennet en défe hervez al lézen.

6. Eul labourer gounidek mâd a dlé da genta kutula ar frouezou.

7. Poell at péz a lavarann : râg ann Aotrou a rôi d'îd ar skiant é pép trà.

8. Az péz koun pénaoz hon Aotrou Jézuz-Krist eûz a wenn David, a zô dazorc'het eûz a douez ar révarô, hervez ann Aviel a brézégann :

9. Évit péhini é c'houzanvann bété béza er chadennou, evel eur fallagr : hôgen ger Doué né két chadennet.

10. Râk-sé é c'houzanvann péptrà enn abek d'ar ré zilennet, évit ma zellézint ivé ar zilvidigez a zô é Jézuz Krist, gant gloar ann Énv.

11. Gwir eo ar gér : Râk mar varvomp gant-han, é vévimp ivé gant-han.

12. Ma c'houzanvomp gant'han, é renimp ivé gant-han. Ma tinac'homp anézhan, é tinac'hô ivé ac'hanomp.

13. Mar d-omp diskrédik, hén a choumô féal ; râk na hell két en em nac'ha hé-unan.

14. Rô ann aliou-zé, oc'h hô zesténia dirâg an Aotrou. Na striv két war ar geriou ; râg ann dra-zé n'eo mâd da nétrâ, néméd da zistrei diwar al lézen ar ré a zélaou

15. En em ziskouéz da-unan dirâk Doué evel eunn den hetuz d'ézhan, péhini n'en deûz két da rusia eûz hé ôberiou, hag a rann èvel ma eo réd ar gér a wirionez.

16. Tec'h diouc'h ar geriou gwân ha didalvez ; râk kriski a réont kalz er fallagriez ;

17. Hag hô lavar en em léd èvel ar c'hriñ beô : é touez péré éma Himénéuz ha Filetuz,

18. Péré a zô pelléet diouc'h ar wirionez, ô lavarout pénaoz eo deûed a-vréma ann dazorc'hidigez ; hag hô deûz diskaret feiz hiniennou.

19. Hôgen diazez kré Doué a choum enn hé zâ, ô véza ma en deûz évit siel ar gér-man : Ann Aotrou a anavez ar ré a zô d'ézhan; ha c'hoaz : Piou-bennâg a c'halv hanô ann Aotrou, a bella diouc'h ann drougiez.

20. Enn eunn tî brâz n'eûz két hép-kén listri aour hag arc'hant, hôgen ivé *listri* prenn ha *listri* pri : ha lôd anezhô a zô évit traou énoruz, ha lôd all évit traou mézuz.

21. Piou-bennâg eta en em zalc'hô glân eûz ann traou-zé, a vézô eul lestr énoruz ha santelet, mâd évit *servich* ann Aotrou, hag aozet évit peb ôber mâd

22. Hôgen tec'h diouc'h c'hoantou ar iaouanktiz, hag heûl ar wirionez, ar feiz, ar garantez, hag ar peoc'h, gand ar ré a c'halv ann Aotrou gand eur galoun dinam.

23. Pella diouc'h al lavariou diskiant ha diwiziek, ô c'houzout pénaoz é vagont ar strivou.

24. Ha na zeré két oud eur servicher d'ann Aotrou striva ; hôgen béz' é *tlé* béza kûn é-kénver ann holl, mâd da rei kélenn, hag habask,

25. Tenna gwéatad ar ré a zeû da énebi oud ar wirionez, er géd ma teûfé Doué da rei d'ezhô ar binijen évid hô lakaad d'hé anaout;

26. Ha ma teûfent *evel-sé* d'en em denna eûz a lindagou ann diaoul, péhini a zalc'h anezhô sklâv, diouc'h hé ioul.

## III. PENNAD.

1. GWÉZ Koulskoudé, pénaoz enn deiziou diveza é teûi amzeriou rec'huz

2. Râk béz' é vézô tûd hag en em garô hô-unan, re biz, rok, balc'h, touerien-Doue, dizent d'hô zûd, dizanaoudek, fallagr,

3. Digar, dibéoc'h, tabonderien, diboelluz, digus, dibégarad,

4. Ganaz, her, stambouc'het, ha douget d'ar plijadur muioc'h égéd da Zoué :

5. Péré hô dévezô ann doaré aôz a garantez Doué, hôgen a znac'hô hé oers. Tec'h diout-hô.

6. Râg eûz ar ré-ze eo ar ré péré a ia enn tiez, hag a denn war hô lerc'h evel sklavézed, groagézigou karged a béc'hédou, ha leûn a bep gwall-ioul;

7. Péré a zesk bepréd, ha na anavez neprel ar wirionez.

8. Hôgen évei ma savaz Jannez ha Mambrez a-énep Moizez, ével-sé ive ar ré-man a zô savet a eneb ar wirionez; tûd int hag a zo brein er spéred, ha gwallet er feiz;

9. Hôgen na d aint ket pelloc'h; râg hô follente a vézô anat da bép-hini, evel ma oé hini ar re-zé.

10. Évid-od éc'h eoavezez va gelénadurez, va deskadurez, va menoz, va feiz, va hir-c'hortozidigez, va c'harantez, ha va babaskded;

11. Va heskinou, ha va enkrézou, évei ma en c'hoarvézet gan-én e Antiokia, é Ikoniom, hag é Listra; *té a oar* peger braz eo bet ann heskinou em eûz gouzanvet, pénaoz en deûz ann Aotrou va zennet anézhô holl.

12. Évei-sé ar ré a fell d'ézhô béva gant feiz e Jezuz-Krist, a vezô heskinet.

13. Hôgen ann dud fall, hag ann touellerien a zai gwâs-oc'h-wâz, ô véza touellet, hag ô touella *ar ré all*.

14. Hogen té, kendalc'h enn traou éc'h eûz desket, hag a zô bét fiziet enn-od, pa ouzoud gant piou éc'h eûz hô desket.

15. Hag o véza ma éc'h eûz anavézet a-vihanik al lizérou sakr, a hell da zeski évid ar zilvidigez, dre ar feiz a zô é Jézuz-Krist.

16. Pép skrituraliet gand Doué, a zô mâd évid deski, évit tamallout, évit kastiza, évid bincha étrézég ar wirionez.

17. Évit ma vézô klôk ann dén a Zoué, hag aozet évit pép ôber mâd.

## IV. PENNAD.

1. DA bidi a rann stard éta dirâk Doué, ha dirâk Jezuz-Krist, péhini a dlé barna ar ré véô hag ar ré varô enn hé zonediges, hag évid hé rén,

2. Da brézégi ar gér. Difré ann *dûd* é pred hag é dibred tamall, péd, gourdiouz gant péb habaskded ha pep kélen.

3. Râk dond a rai eunn amzer é péhini na helliñt két gouzanvi ar gwir gelenadurez; hag e strolliñt skolierien évit hô diouc'h hô c'hoantou hô unan, hag hô dévezô daskron d'hô c'hlevout;

4. Hag é tistrôint hô diskouarn diouc'h ar wirionez, évid hô zrei out sorc'hennou.

5. Hôgen te, *bel*, gouzanv é pép treû, grâ labour eunn Aviéler, grâ dlead da garg, bez poellek.

6. Râg e-vréma ounn daré da vervel, hag amzer va diforc'hidigez a dôsta.

7. Stourmet mâd em eûz, pe'r-c'hredat en va ergerz gan-en, ar feiz em eûz miret.

8. Mired eo évid oun enn amzer da zond ar gurunen a wirionez, a zistolô d'in ann Aotrou, ével eur barner gwirion enn deiz ze; ha nann hep kén d'in, hôgen ivé d'ar re holl a går hé zonedigez. Hast affô da zond d'am c'havout.

9. Râk Demaz en deûz va dilézet ô karout ar bed man, hag eo éat da Dessalonika;

10. Kressens er Galasia, Tituz enn Dalmasia.

11. Na choum gan-én némét Lukaz. Kemer Mark, ha digas hen gan-éz : râk bez' é hellô servicha d'in em c'harg.

12. Titikuz em eûz kaset ivé da Éfézuz.

13. Digas gan-éz, pa zeûi, ar vantel em boa lezet é Troad é tî Karpuz, hag al levriou, ha dreist-holl ar baperiou.

14. Aleksandr ar mañouner en deûz great kalz a zrouk d'in : ra zistolô aon Aotrou d'ezhan hervez hé ôberiou.

15. Tec'h diout-han; râk énébet en deûz kalz oud hor geriou.

16. Em difenn kenta den n'eo

savet gan-én, hôgen dilézet ounn bét gand ann holl : na vézet két tamallet d'ézhô.

17. Hôgen ann Aotrou a zô savet gan-én, hag en deûz va nerzet, évit ma vijé peûr-brézéget ann Aviel gan én, ha ma vijé klevet gand ann holl Boblou : ha dieûbet ounn bét eûz a c'henou al Léon.

18. Ann Aotrou en deûz va mirct a bép gwall ôber : hag ô savétei ac'hanoun am c'hasô enn hé rouantélez Envuz. D'ézhan *ra vézô* ar c'hloar é amzeriou ann amzeriou. Amen.

19. Salud Priska hag Akuila, ha tûd Onéziforuz.

20. Érastuz a zô choumet é Korint. Ha Trofimuz em eûs lézet klañv é Milet.

21. Hast da zont abarz ar goañv. Eubuluz, ha Pudens, ha Linuz, ha Klôdia, hag ar vreûdeûr holl a salud ac'hanod.

22. Ann Aotrou Jézuz-Krist *ra vézô* gand da spéred. Ar c'hrâs *ra vézô* gan-é-hoc'h. Amen.

36

# LIZER SANT PAOL ABOSTOL DA DITUZ.

## I. PENNAD.

1. PAOL servicher Doué, hag Abostol Jezuz Krist hervez feiz ar re zilennet gand Doué, hag anaoudégez ar wirionez, a zô hervez karantez Doué ;

2. Enn esperans eûz ar vuez peûrbaduz, en deûz diouganet Doué, péhini na lavar kéd a c'haou, abarz ann holl amzeriou :

3. Hôgen diskleriet en deûz he c'hér enn hé amzer dré ar brézégen, a zô bét fiziet enn oun hervez gourc'hémenn Doue hor Salver,

4. Da Ditua hé vâb karet-mâd hervez ar gen-feiz, grâs, ha peoc'h digand Doué ann Tâd, ha Jézuz-Krist hor Salver.

5. Râk sé em eûz da lézet é Kréta, évit ma reizi kémend a choum da reiza, ha ma lâki Beleien é pép kear, ével ma em eûz hé c'hourc'hémennet d'id.

6. O tilenna néb a vézô didamall, a vézô *bét* eur c'hrég hép-kén, en dévézô bugalé féal, peré na vezô két tamallet a c'hadelez, nag a zizentidigez.

7. Râk réd eo da eunn Eskop béza didamall, ével da vérer Doué; na veret két balc'h, na buanek, na téch t d'ar gwin, na téar da skei, na douget da eur gounid mézuz :

8. Hôgen *bezet* herberc'hiad, kûn, poellek, eeun, sant, dilontek;

9. R'eu em stagô stard oud ar gér féal, ével ma eo bet desket d'ézhan, évit ma helló aliа enn eur gelénadurez vâd, ha kendrec'hi ar ré a enep dré gomz.

10. Râk kalz a zô amzent, téôdeien ha touellerien, dreist-boll é-touez ar ré a zô enwadet.

11. Réd eo serra hô génou d'ar ré-zé, péré a ziskar holl dûd eunn tí, ô teski ar péz na dleeur kéd da zeski, évid eur gounid mézuz.

12. Unan anézhô hô-unan, péhini a zellont ével eur profed, en deûz lavaret : Ar Grétied a zô bépréd gaouiaded, loéned arouk, kôvou dick,

13. Ann destani zé a zô gwir. Râk-se krôz-hi stard, évit ma véxint dinam er feiz ;

14. Heb en em rei da zorc'hennou Iuzevien, ha da c'hourc'hémennou tûd, péré a drô hô c'hein d'ar wirionez.

15. Dinam eo pép-trâ d'ar ré zinam : hôgen nétrâ n'eo dinam d'ar ré a zo dic'hlan ha difeiz ; hag hô menoz, hag hô c'houstians a zô dic'hlan.

16. Diskleria a réont éc'h anavézont Doué, hôgen bé ainac'ha a réont dre hô ôberiou, ô véza mo'z ist argarzuz, ha diskrédik, ha didalvez é-kenver pép mad-ôber.

## II. PENNAD.

1. HOGEN té, komz hervez ar gélénadurez vâd.

2. *Desh* d'ar wazed-kôz béza poellek, déréad, fûr, dinam er feiz, er garantez, hag enn habaskded.

3. *Desk* ivé d'ar gragez gôz en em aerc'hei enn eunn doare santel, héb béza labennérézed, na rôet kolz d'ar gwin, hôgen da rei kentelhou mâd,

4. Évit ma lakaint ar gragez iaouank da véza fûr, da garout hô ézec'h hag hô bugale,

5. Da véza poellek, diantek, dilontek, prédériek évid hô ziégez, kûn, sentuz d'hô ezec'h, évit na vezô két drouk-prézéget gér Doue.

6. Alí ivé ann dud iaouank da véza poellek.

7. En em rô da-unan évit skouér eûz a ôberiou-mâd é pep-trâ, er gélénadurez, el léalded, er poell.

8. *Ra vezô* déread, ha didamall

da lavar, évit ma teñi hon énébourien dag aout méz, ô véza n'hô dévezô droug é-bed da lavaroud ac'hanomp.

9. *Ala* ar vévellou da bléga dindân hô mistri, da blijoud d'ezhô é pép trâ, n'hô dialvirint ket;

10. Na duint netrâ d'ezhô, hógen ma tiskouézint é pép trâ eur fealded brâz, evit ma kaéraint kélénadurez Doué hor Salver e pép-trâ;

11. Râk grâs Doué hor Salver a zô en em ziskouézed d'ann boll dud;

12. O teski d'é-omp da zinac'ha ar fallagriez, ha c'hoantou ar béd, ha da véva er béd man gant poell, gand eeunder, ha gant karantez Doué;

13. War-c'héd eûz ann espérans gwenvidik, hag eûz a zonedigez c'hloriuz ann Doué brâz hag hor Salver Jézuz-Krist;

14. Péhini a zô en em rôed hé-unan évid omp, evid hon dasprena eûz a bep drougiez, hag évid hor glana évcl eur bobl hetuz d'ézhan, ha rôed d'ann ôberiou mâd.

15. Prezeg ann dra-man, erbéd ha tens gant péb béli. Na zeûed dén d'az disprizout.

## III. PENNAD.

1. ALI anézhô da bléga dindân ar brinsed hag ar pennou-brô, da senti out-hô, ha da véza daré da hép mâd-ôber ·

2. Na zrouk prézégent gand dén, na vézent két breûtaerien, hôgen poellek, ô tiskouéza ann hévélep kunvélez é-kenver ann holl.

3. Râk nî a ioa ivé kent diskiant, diskredik, fazict, trec'het gand eunn niver brâz a c'hoantou hag a ioulou fall, ô véva enn drougier hag enn éraz, kasaua, hag oc'h en em gasaad ann eil égile.

4. Hôgen pa eo en em ziskouézet madélez ha karantez Doué hor Salver évid ann dûd,

5. En deûz hor savétéet, nann enn abek d'ann ôberiou mâd hor be gréat, hogen enn abek d'hé drugarez, dre ar walc'hidigez eûz ann eil-vuez, ha dre ann névézadurez eûz ar Spered-Santel,

6. En deûz skulet war-n-omp gant founder dré Jézuz-Krist hor Salver.

7. Évit, goudé béza bét didamallet gand hé c'hrâs, é teûmp da héred hervez ann espérans eûz ar vuez peûr-baduz.

8. Gwir eo ar gér, hag é fell d'în é kretaez enn-han, penaoz ar ré a gred e Doué a dlé béza ar ré genta oc'h ôber mâd-ôberiou. Ann traou-ze a zô mâd ha talvouduz d'ann dûd.

9. Hôgen pella diouc'h al lavariou diskiant, hag ar mabérézou, hag ar rendaëlou, ha strivou al lezen; râk dic'hounid ha gwân int.

10. Tec'h diouc'h ann dén a zô hérétik, goudé béza hé gelennet eur wéach hag eunn eil wéach;

11. O c'houzout pénaoz néb a zô ével-sé, a zô trôet a énep, hag e péc'h, pa eo gwir en em varn dre hé-skiant hé-unan.

12. Pa'ni bézô kased d'id Artémaz pé Tikikuz, hast affo dond d'am c'havout da Nikopoliz; râg énô é vennann goanvi.

13. Kâs da ziambrouga Zénaz ar gwiraour, hag Apollo, ha laka évez na zionerfint netrâ.

14. Ra zeskô ivé hor ré da véza ar ré-genta oc'h ôber mâd ôberiou pa vezô réd, évit na vezint két difrouez.

15. Ar re holl a zô gan-én a salud ac'hanod. Salud ar re a gâr ac'hanomp er feiz. Grâs Doué ra vezô gan-é-hoc'h holl. Amen.

# LIZER SANT PAOL DA FILÉMON.

## I. PENNAD.

1. PAOL prisounier Jézuz-Krist, ha Timotéus hé vreûr, da Filémon hor mignoun kér, hag hor c'hen-ôbérer,

2. Ha da Appia hor c'hoar gér, ha da Arkippuz hor c'hen stourmer, ha d'ann Iliz a zô enn da di.

3. Grâs d'é-hoc'h digand Doué hon Tâd, hag hon Aotrou Jézuz-Krist.

4. Trugarékaad a rann va Doué, oc'h ôber méneg bépréd ac'hanod am pédennou;

5. O klevout péger bras eo da garantez, hag ar feiz ec'h eûz é-kénver ann Aotrou Jézuz, hag é kénver ann holl zént:

6. Pénaoz é rôez lôd eûa da feiz enn eunn doaré anat, dré ann anaoudegez eûz ann holl vad-ôberiou, a zô enn hô tanez é Jézuz-Krist.

7. Râg eul lévénez hag eunn dizoan vrâs em eûz bét eûz da garantez, ô véza ma eo bét kalounou ar sent fréalzet gan-ez, va breûr.

8. Dré-zé pétrâ bennâg ma hellann, dré ar fisians em eûz é Jézuz-Krist, gourc'hémenni d'id ar péz a zô déréad;

9. Koulskoudé, dré ann abek eûz va c'harantez évid-od, eo gwell gan-én da bidi, évid oun da véza ann hévéleb bini, da lavaroud eo Paol kôs, ha bréma prizounier Jézuz-Krist.

10. Da bidi a rann évit va mâb Onézimuz, péhini em eûz engéhentet em éréou;

11. Péhini a zô bét kent didalvoudus d'id, hôgen a vézô bréma talvoudus d'id ha d'in ivé.

12. Hé c'hâs a rann adarré d'id: digémer-hén ével va bouzellou é-vé.

13. C'hoant em boa d'hé zerc'hel gan-én; évit ma helfé va zervicha enn da léac'h enn éréou ann Aviel;

14. Hôgen né két felled d'in ôber nétrâ hép da ali, évit na zeûi két da vâd ével eunn dra réd, hôgen dioust da c'hrâd-vâd.

15. Râk martézé eo bét pelléed diouz-id évid eunn amzer, évit ma hé zigemerfea goudé da-vikenn;

16. Nann mui ével eur sklav, hôgen ével unan deûed eûz a sklâv da vreûr ker d'é-omp, ha dreist-holl d'in, hag a dlé c'hoaz béza keroc'h d'id, pa eo d'id hag er c'hik hag enn Aotrou!

17. Mar d-oud éta va c'hen-vreûr, digemer anézhan ével-d-oun va-unan.

18. Hôgen ma en deûs gréat eur gaou-bennâg d'id, pé mar dlé eunn dra d'id, taol-héa war n-oun.

19. Mé Paol a skriv d'id gant va dourn va-unan: hé zisteûrel a rinn d'id, évit na livirinn két pénaoz-en em aléza da-unan d'in.

20. Ia, va breûr, rô al lévénez-zé d'in enn Aotrou: fréalz va c'haloun enn Aotrou.

21. Gant fisians enn da sentidigez em eûz skrivet d'id, ô c'houzout pénaoz é ri c'hoaz muioc'h égét na lavarann.

22. Anz ivé d'in eunn ti; râg esperoud a rann dre hô pédennou é vézinn c'hoaz rôad d'é-hoc'h.

23. Épafras va c'hen-brizounier é Jézuz-Krist a zalud ac'hanod;

24. Mark, Aristarkuz, Démas ha Lukaz, va eiled.

25. Grâs hon Aotrou Jézuz-Krist ra vézé gand hô spéred. Amen.

# LIZER SANT PAOL ABOSTOL D'ANN HÉBRÉED.

## I. PENNAD.

1. DOUÉ goudé béza komzet gwéchall oud hon tadou meûr a weach hag é meûr a zoaré dré ar Broféded, a zeû da gomza ouzomp enn deisiou diveza-man dré hé Vâb hé-unan,

2. Péhini en deûz lékéad da her da bép-trâ, ha dré béhini en deûz gréad ar bedou.

3. Péhini ô véza ar skéd eûz hé c'hloar, hag ann doaré eûz hé zén, hag a zoug pep-trâ dré ar gér eûz hé ners, goudé béza bor c'harzet eûz hor pec'hedou, a zo azezet enn tu déou d'ar Veûrdez, el lec'h uc'héla :

4. Brasoc'h dreist ann Éled, kément ha ma eo gwelloc'h ann hanô a zô bét róed d'ezhan égéd hô hini.

5. Râk piou eo ann Éal da béhini en deûd biskoaz lavared *Doué*, Va Mâb oud, da engéhentet em eûz hirió? Hag adarré : Da Dâd é véziun d'ézhan, ha da Vâb é vezô d'in?

6. Hag adarré pa laka hé genta-ganet er béd, é lavar : Hag holl Éled Doué ra azeûlint anezhan.

7. Ha diwar-benn ann Éled é lavar ivé : Hén a laka hé spéredou da veza hé Éled, hag ar flammou tân da veza hé gannaded.

8. Hôgen d'hé Vâb é *lavar* : Da Drôn, ô Doué, a badô da-viken : gwalen da réu a vézô eur walen a eeunder,

9. Kared éc'h eûz ar wirionez, kaséed éc'h eûz ann drougiez; drâ-zé Doué, da Zoué, en deûz da éôlet, gand eunn éôl a lévénez dreist da gevrennien.

10. Ha c'hoaz : Té, Aotrou, éc'h eûz diazézet ann douar er pennkenta; ha labour da zaouarn eo ann Énvou.

11. Hi a zeûi da gét, hôgen té a choumô; hi holl a gôsai evel eur zae :

12. Hag ével eur vantel é kemmi anezhô, hag e vezint kemmet : hôgen te a zô ann hevelep hini, ha da vloavésiou n'hô devézô kéd a zivez.

13. Hôgen da hiou eûz ann Éled en deûs-hén lavaret biskoaz : Azez enn tu déou d'in, hâte ma'm bezô lékead da énébourien da skabel d'sa treid?

14. Hag ann Éled n'int-hi kéd holl spérédou lékead da zervicherien, kaset évit servich ar re a dlé beza héred ar zilvidigez?

## II. PENNAD.

1. RAK-SÉ é tléomp mirout gant mui a bréder ar pez hon eûz klevet, gand aoun na zeûfemp da gét.

2. Râk mar d-eo choumet stard ar gér a zô bét lavaret gand ann Éled, ha mar d-eo bét róet da bép terridigez, da bep dizentidigez ar gwir c'hôbr a oa dléed d'ezhô;

3. Pénaoz é hellimp-ni tec'hout, mar tilézomp eur zilvidigez ker braz, péhini goudé béza bet da genta disklériet gand ann Aotrou, a zo bét krétéet enn omp gand ar re bô deûs hé c'hlevet;

4. Ha da béré en deûz Doué róet testéni dré arouésiou, ha burzudou, ha meûr a ners, ha dré rannou ar Spéred-Santel hervez hé ioul?;

5. Râk Doué n'en deûz két lékéad dindân béli ann Éled ar béd da dont, eûs a béhini é komzomp.

6. Hôgen unan bennâg en deûz lavaret enn eul léac'h eûz ar Skri-

tur : Pétrâ eo ann den évit ma'z pézô koun anézhan, pé *pétrâ eo* Mâb ann den évit ma teûi d'hé emwelout ?

7. Hé lekéad éc'h eûz évid eunn nébeûd amzer izeloc'h égéd ann Eled; a c'hloar hag a énor éc'h eûz he gurunet; hag hé lekéad éc'h eûz da Aotrou war ôberiou da zaouarn.

8. Lekéad éc'h eûz pép-trâ da blega dindân he dreid. Râg ô lakaat pep-trâ da blega dindân-han, n'en deûz lézet netrâ ha na vé pléget dindân-han. Hôgen na wélomp két c'hoaz é plegfé pép-trâ dindân-han.

9. Hôgen gwéloud a réomp pénaoz Jezuz, pehini a oa bét lekéad évit eunn nebeûd amzer izeloc'h égéd ann Eled, enn abek d'ar marô en deûz gouzavvet, a zô bet kurunet a c'hloar hag a énor; évit dre c'hrâs Doué ma varvché évid ann holl.

10. Râk déread é oa d'ann hini évit piou ha dre biou eo pép-trâ, pehini a fellé d'ézhan kâs kalz a vugalé er c'hloar, da glokaat dré ar c'hloasiou ar penn-abek eûz hô zilvidigez.

11. Râk néb a zantela, hag ar ré a zô santélet, a zeû holl eûz ann hévelep *penn-abek*. Dré-zé n'en deûz kéd a véz oc'h hô gervel hé vreûdeûr ;

12. O lavaront : Disklería a rinn da hanô d'am breûdeûr, é-kreiz ann Iliz é veûlinn ac'hanod.

13. Hag adarré : Mé a fisiô enn-han. Hag adarré : Chétu mé, hag ar vugalé en deûz rôed Doué d'in.

14. Râg ô véza ma eo doaréet ar vugalé gant kik ha gant gwâd, eo bet fellet d'ézhan ivé kaoud bé lôd enn hevélep doaré ; évit ma tiskarjé dre ar marô ann hini a ioa ar penn-abek eûz ar marô, da lavaroud eo, ann diaoul ;

15. Ha ma tieûbehé ar ré, péré gand ar apount râg ar marô a ioa é sklavérer héd hô buez.

16. Râk n'en deûz két kéméret doaré ann Eled, hôgen *doaré* gwenn Abraham en deûz kéméret.

17. Dré-zé eo bet réd d'ézhan béza henvel é pép trâ oud hé vreûdeûr, évit ma teûjé da véra eur Bélek-brâz trugarézuz ha féal dirâk Doué, évit dic'haoui péc'hedou ar bobl.

18. Râk enn hé c'hloasiou hag enn hé demptasionou hé-unan é kemer ann ners da skoazella ar ré a zô templet.

## III. PENNAD.

1. RAK-SÉ, va breûdeûr santel, c'houi péré a zô kevrennet er c'halvedigez Énvuz, arvestit Jezuz péhini a zô ann Abostol hag ar Belek-brâz eûz hor c'hredenadurez,

2. Pehini a zô féal d'ann hini en deûz hé lekéad é karg, evel ma eo bet féal Moizez enn hé holl dî.

3. Râk kavet eo bet dellezek eûz a eur c'hloar ker vraz dreist hini Moizez, ével ma'z eo enorusoc'h ann hini a zâv ann tî éged ann tî hé-unan.

4. Râk pép tî a zô savet gand unan-bennâg : hôgen ann hini en deûz krouet pép trâ a zô Doué.

5. Ha Moizez ivé a zô bet féal é holl *dî Doué* ével eur mével, évit testénia ar péz en doa da lavarout ;

6. Hogen ar C'hrist, ével ar mâb enn he dî ; ha nî eo a zô ann tî-zé, ma viromp betég ann divez eur fisians stard, ha gloar ann esperans.

7. Râk-sé ar Spéred-Santel en deûz lavaret : Mar sélaouit hirió hé vouéz,

8. Na galédit két hô kalounou, ével enn énebiez, da zeiz ann arnod enn distrô,

9. É peleac'h hô tadou hô deûz va zemptet, va arnodet, hag é peléac'h hô deûz gwélet va ôberiou é-pâd daou-ugent vloaz :

10. Râk-sé eo savet droug ennoun oud ar bobl-zé, hag em eûz lavaret : Fazia a réont bépred enn hô c'halounnu ; ha n'hô deûz két anavezet va benchou :

11. Ével-sé em eûz louet em

hrouez : Pénaoz na zeûint két é *léac'h* va éhan.

12. Likid évez éta, va breûdeur, na vé é hini ac'hanoc'h eur galoun falleet gand ann digrédôni, a zeûi d'he bellaad diouc'h ann Doué béô.

13. Hôgen en em gelennit ann eil egilé bemdez, é pâd ma emoc'h *enn amzer* a zô hanvet Hirió, évit n'en em galedô hini ac'hanoc'h dre douellérez ar pec'hed.

14. Kévrenneien d'ar C'hrist omp deûet évit gwir. Ia, mar miromp stard bétég ann divez ann derou eûz hé zen.

15. É-pâd ma lévéreur *d'é-omp* : Hirió mar sélaouit hé vouez, na galedit ket hô kalounou, ével enn énébiez.

16. Râk lôd ô veza bé c'hlevet a énébaz, hôgen ar re holl a oa bet lekéat er-méaz eûz ann Ejipt gant Moizez na enébehont két.

17. Hôgen out péré e savaz droug enn-han e-pâd daou-ugent vloaz? Ha né oé két oud ar re hô doa pec'het, hag eûz a beré ar c'horfou a choumaz gourvézet enn distrô?

18. Ha da béré e touaz hen na'z ajent ket enn hé éhan, néméd d'ar ré a oa bét diskredik?

19. Ha gwéloud a réomp pénaoz na helljont ket mond ébarz enn abek d'hô digrédôni.

## IV. PENNAD.

1. HOR bézed aoun éta, ô tilézel ar ger a zô bét rôet éz-ajemp e éhan Doué, na vé unan bennâg ac'hanomp ha n'az ajé kéd enn-han.

2. Râk diskleriet eo bét d'é-omp kerkouls ha d'ézhô, hôgen ar gér hô doa klevet na oé ket talvouduz d'ézhô, ô véza na oa kéd ar feiz kévret er re hô doa klevet.

3. Évid omp-ni péré hon eûz krédet, éz aimp enn éhan, ével ma en deûz lavaret. Ével ma em eûz touet em brouez : Pénaoz na zeûint ket é *léac'h* va éhan : hag *ann éhan* eo a zeûaz goudé ôberiou *Doué* é kroudigez ar bed.

4. Râk lavared en deûz enn eul léac'h-bennâg diwar-benn ar seizved dervez, ével-henn : Ha Doué a éhanaz ar seizved dervez goudé hé holl ôberiou.

5. Hag aman c'hoaz : Na zeûint két em éhan.

6. Pa eo réd éta é teûjé ébarz eur ré-bennâg, ha pénaoz ar ré da béré eo bet diskleriet ar *ger* da genta, n'int két éad ébarz enn abek d'hô digrédôni.

7. C'hoaz é verk eunn dervez, a c'halv Hirió, ô lavaroud dré Zavid, pell amzer goudé, ével ma eo lavaret diaraok : Hirió mar sélaouit hé vouez, na galedit két hô kalounou.

8. Râk ma en défé Jézuz hô lékeat enn éhan-zé, n'en divije két komzet abaoe eûz a eunn deiz all.

9. Dre-zé eo bet lezet mirdigez ar sabbat da bobl Doué.

10. Râk neb a zo éat enn hé éhan, a éhan ivé hé-unan goudé hé ôberiou, ével ma réaz Doué goudé hé ré.

11. Akétomp éta da vond enn éhan-zé, gand aoun na gouézché unan-bennâg enn eunn hevélep skouér a zigrédôni.

12. Râg gér Doué a zô béô, ha nerzuz, ha lemmoc'h éged eur c'hlézé a zaou zeriou : mond a ra beté rann ann éné hag ar spered, bétég er mellou hag er mêlou ; hag é tibab ar ménosiou hag ann ioulou eûz ar galoun.

13. Krouadur é-bed n'eo digwél dira-z-han : pép trâ a zô enn-noaz ha dizôlô-kaer da zaoulagad ann hini eûz a bion é komzomp.

14. Pa hon eûz éta da Vélek-brâz Jézuz Mâb Doué, péhini a zô éat enn Envou ; miromp hor c'hrédén.

15. Râk n'hon eûz két eur Bélek-brâz ha na helfe két truéza hor gwanderiou : râk temptet eo bét ével-d'omp é pép trâ, néméd er péc'hed.

16. Déomp éta gant fisians étrézé trôn ar c'hrâs, évit ma vézô rôet trugarez d'é-omp, ha ma kavimp ar c'hrâs da gen ners talvouduz.

## V. PENNAD.

1. RAK péb Bélek-brâz savet eûz a douez ann dûd, a zô lékéad évid ann dûd é kémend a zell ouc'h Doué, évit ma gennigô rôou ha sakrifisou evid ar béc'hédou;

2. Ha ma bellô kaout truez oud ar ré a zô eno diwiziegez hag er fazi; ô véza ma eo bét hé-unan strôbet gand ar gwander.

3. Ha dré-zé é tlé kinniga ar sakrifiz a sistol ar béc'hedou, kerkouls évit-han hé-unan, ével évid ar bobl.

4. Ha dén na gémer ann énorzé évit-han hé unan, néméd ann hini a zo galvet gand Doué, ével Aaron.

5. Ével sé ar C'hrist né két en em veûlet hé-unan evit béza Bélek-brâz; hôgen meûlet eo bét gand ann hini en deûz lavared d'ezhan: Va Mâb oud; hiriô em eûz da engéhentet.

6 Hervez ma lavar enn eul léac'h all: Te eo ar Bélek peûr-baduz, hervez urs Melkisédek.

7. Ével-sé é deision hé gik, ô véza kinniget gand garm ha gand daérou hé bédennou hag hé c'houlennou d'ann hini a bellé hé zavétei eûz ar marô, eo bét sélaouet enn abek d'hé sou.

8. Hag hén, évit-han da véza Mâb Doué, en deûz desket ar zentidigez dré gément en deûz gouzanvet:

9. Hag ô véza éad da benn, eo deûed da benn-abek d'ar zilvidigez peûr-baduz évid ar ré holl a zent out-han;

10. Doué ô véza hé c'halvet Bélek-brâz hervez urs Melkisedek.

11. War gément-sé hor bé kals traou da lavarout, hag a vé diez da ziplêga, dré ma oc'h deûet diskuiaz évid hô sélaoui.

12. Rak pa dléfac'h évid ann amzer béza deûed da vistri, ha ma hoc'h eûz c'hoaz ézomm koulskoudé é ve desket d'e-hoc'h ar c'henteliou kenta eûz a zerou komsiou Doué, ha deûed oc'h ével túd da berd é vé réd rei léaz, ha nann boéd kré.

13. Rak néb a zô maget gant léaz, a zo dic'halloudek é-kénver lavar ar wirionez, ô véza ma'n eo eur bugel.

14. Hôgen ar boéd krén zô évid ar ré glôk, ar re péré dré vons hô deûz skianton doaréet évid dibaba ar mâd hag ann drouk.

## VI. PENNAD.

1. RAK-SÉ ô kuitaat ann deron eûz a gelénadurez ar C'hrist, en em rôomp d'ar péz a zô klôkoc'h, hép teûrel adarre ann diazez eûs a binijen ann ôberiou marô, hag eûs ar feiz e Doue;

2. Eûz a gélenadures ar badiziantou, eûz a astennidigez ann daouarn, eûz a zazorc'hidigez ar rêvarô, eûz ar varn peûr-badus.

3. Ha kément sé a raimp, ma notré Doue.

4. Rák na hell két béza péosos ar re a zô béd eur weach sklerêet, hô deûz tanvéet rô ann énv, hag a zô bét kévrennek eûs ar Spéred-Santel,

5. Hô deûz ivé tanvéet gér mâd Doué, ha nerzon ann amzer 'da zont,

6. Hag a zô kouézet goudé-sé; na *hell két béza* é teûjent da véza névézet dré ar binijen; râk ennhô hô-unan é lekéont adarré oud ar groaz Mab Doué, hag é rôont anézhan d'ar vézégez.

7. Râk ma teû eunn douar-bennâg, goudé béza bét évet alies ar glaô a zô bét kouézet war-n-ézhan, da zougen ar géot a zô mâd d'ar ré a c'hounid anézhan, é teû war-n-ézhan ar vennoz a Zoué.

8. Hôgen ma na zoug némét spern hag askol, eo disprizet, ha tôst da véza milliget; hag enn-divez da véza losket.

9. Hôgen gwelloc'h é vennomp ac'hanoc'h, hag eûz hô silvidiges, va breûdeûr kér, évid omp da gomza ével sé.

10. Râk Duoé né kéd dissaoudek, évit béza ankounac'héet hoc'h

ôberiou, hag ar garantez hoc'h eûz diskouézet enn he hanô, pa hoc'h eûz skoazellet ar zent, ével ma skoazellit c'hoaz.

11. Hôgen nî a gar'é é tiskoufézé pép-hini ac'hanoc'h ann hévélep préder bétég ann divez évit sévénidigez hoc'h espérans :

12. Évit na zeûot két da véza lézirek, hôgen ma teûot da heûlia ar ré péré dré hô habaskded a zô deûed da héred d'ann diouganou.

13. Râk Doué enn diougan en dôz grêad da Abraham, ô véza n'en dôz kaved dén dré behini é helfé toui, en deûz touet dre-a-han hé-unan,

14. O lavarout : Da leûnia a rinn a vénosiou, ha da lakaad a rinn da greski.

15. Hag ével-sé ô véza gédet gand habaskded, en deûz kavet ann diougan.

16. Râg ével ma ton ann dûd dré ann hini a zô brasoc'h égét hô, ha ma'z eo ann douadel ar brasa kréd eûz ann divez eûz hô strivou;

17. Doué ô felloud d'ézhan ivé diskouéza da héred ann diougan ar starder eûz he ali, en deûz lékéat hé lé ouc'h penn.

18. Évit goudé béza bét skoret gand ann diou dra-zé, péré na hell két Doué fazia, ma hor bézô eunn dizoan c'hallouduz, évit kout ar madou a zô diouganet d'é-omp dré ann esperans,

19. Péhini a zô stard ha gwirion évit hon éné ével eunn héôr, ha péhini a ia betég ébiou dinbarz eûz ar wél ;

20. É péléac'h Jézuz ével diaraoger a zô éat évid-omp, ô véza bét lékéat da Vélek-bráz peûr-bâdus hervez urs Melkisédek.

## VII. PENNAD.

1. RAG ar Melkisédek-zé, Roué Salem, Bélek ann Doué uc'hel meurbéd, péhini a ziambrougaz Abraham, a zistrôé eûz a wastadur ar rouéed, hag a venniguz anézhan,

2. Gant péhini é rannaz Abraham ann déog eûz a gément en doa kéméret, péhini a zô galvet roué a wirionez ; hag ivé roué a Salem, da lavaroud eo, roué a héoc'h,

3. Hep Tâd, hép mamm, hép mabérez, hép derou d'hé zeisiou, hép divez d'hé voez, ô véza ével-sé skeûden Mâb Doué, a zô chounet Bélek da vikenn.

4. Sellid éta péger braz é tlié béza, pa eo gwir pénanz ann Tâd-brâz Abraham en deûz rôed d'ézhan ann deog eûz hé breiz.

5. Ével-sé ar ré péré ô véza eûz a wenn Lévi hô deûz kéméret ar vélégiez, hô deûz ar gwir da gemeroud ann déog hervez al lézenn digand ar bobl, da lavaroud eo, digand hô breûdeûr, pétrâ-bennâg ma eo deûed ar ré-man eûz a zigroazel Abraham.

6. Hôgen ann hini eûz a béhini ar mabérez né két niveret gant-hô, en deûz kéméret ann déog digand Abraham, hag en deûz beanniget ann hini da béhini e oa gréat ann diouganou.

7. Hôgen héb arvar eo pénaoz ann hini a vennigeur a zô distéroc'h égéd ann hini a vennig.

8. Hag aman evit-gwir ar ré a zigémer ann deog a zô tûd marvuz ; énô eunn-enep eo eunn dén béô.

9. Hag (évid hé lavarout) Lévi péhini a zigémer ann deog, a zô bét déoget dre Abraham ;

10. Râg édo c'hoaz é digroazel hé dâd, pa zeûaz Melkisédek da ziambrouga Abraham.

11. Hôgen ma oa deûet ar zévenidigez dre vélégiez Levi (râk dindân-han en doa ar bobl digéméret al lézenn), da bétrâ é oa réd é savché eur béleg all hervez urs Melkisedek, ha nann hervez urs Aaron ?

12. Râk pa eo bét dizouget ar vélégiez, é oa réd ivé é vije dizouget al lézen.

13. Hôgen ann hini diwar-benn péhini eo bét lavaret kément-sé, a zô eûz a eur vreûriez all, eûz a béhini déu n'en deûz servichet ann aoter.

14. Râg anad eo pénaoz hon Aotrou a zô savet eûz a Juda, é breûriez pehini n'en deûz Moizez lavaret netrà eûz ar vélégiez.

15. Hag anatoc'h eo c'hoaz, mar sav eur Beleg all hénvel out Melkisedek,

16. Péhini a zô gréat, nann hervez lézen eur gourc'hémenn kiguz, hôgen hervez ners eur vuez peûrbaduz.

17. Râk testéniet eo, *ô lavarout*: Té a zô ar Bélek peûr-baduz, hervez urs Melkisédek.

18. Râg ar gourc'hémenn all a zô hét torret dre ma oa gwân ha didalvez.

19. Râg al lézen na gâs kéd d'ar c'hlôkder; eunn derou eo da gaout eunn esperans gwelloc'h, dre hébini e tôstaomp ouc'h Doué.

20. Ouc'h-penn, ar vélégiez-zé ne két bét lekéat hép lé.

21. (Râg ar ré all a zô bét lékéad da veleien hép lé; hôgen hé-man a zô bét lékéat dré le gand ann hini en deûz lavaret d'ézhan: Touet en deûz ann Aotrou, ha n'en dévézô kéd a geûz, pénaoz oud ar Bélek peûr-baduz.)

22. Ha gwir eo pénaoz Jézuz a zô deûed da gréd eûz a eunn testamant gwelloc'h.

23. Ével sé kalz a véleien all a zô hét gréat, ô véza ma viré ar marô out-hô na choumchent hépréd;

24. Hôgen hé-man ô véza ma choum da vikenn, en deûs eur vélégiez peûr-baduz.

25 Dré-zé e hell savétei da-vikenn ar ré a dosta ouc'h Doué dré-z han; pa eo béô hépréd évid erbédi évid omp.

26. Râk déréad é oa hor bijé eur Belek-brâs santel, dizrouk, dinam, rannet diouc'h ar béc'herien, hag uc'héloc'h égéd ann Envou;

27. Péhini né két bét réd d'ézhan bemdez, evel d'ar veleien all, kinniga hostivou da genta evid he béc'hedou hé-unan, ha goudé évit ré ar bobl; ar péz en deûz gréat eur wéach oc'h en em genniga hé-unan.

28. Râg al lézen a laka évit beleien tûd wân. hôgen ger al lé, péhini a zô deûet goudé al lézen, *en deûz lékéat da velek* ar Mâb, péhini a zô klôk da vikenn.

## VIII. PENNAD.

1. ANN diverr eûz ar péz hon eûz lavaret *diaraog* eo, Pénaoz hon eûz eur Belek ker braz; ma'z eo azézet enn tu déou da gador ar veûrdez enn Envou,

2. Belek ar santuer, hag ar gwir dabernakl, en deûz savet ann Aotrou, ha nann eunn den.

3. Râk péb Bélek-brâz a zô lékéat évit kinniga rôou, hag hostivou. dré-ze eo red en défe ivé he-man eunu dra-bennâg da ginniga.

4. Ma vijé éta war ann douar, na vije ket bélek. pa ioa enezhô évit kinniga rôou hervez al lézen,

5. Hag a zervich *Doue* hervez skouériou ha skeudennou eûz ann Env; ével ma lavaraz Doue da Voizez, pa réa ann tabernakl: Laka évez, émé-z-han, da ober-peptrâ hervez ar skouer a zô bet diskouezet d'id war ar menez.

6. Hôgen brema eo gwelloc'h ar vélégiez, ô véza ma eo hanterour eun eur gévrédig gwelloc'h, ha ma eo savet war westlou gwelloc'h.

7. Râk ma vijé bét difazi ann hini genta, na vijé ket bet klasket léac'h d'ann eil.

8. Hôgen oc'h hô zamallout é lavar: Dond a rai eunn amzer, émé ann Aotrou, é pehini é rinn gant ti Israel ha gant ti Juda eur gévrédigez névez;

9. Nann hervez ar gévrédigez em eûs gréat gand hô zadou, enn deiz e pehini hô c'hémériz dré ann dourn évid hô zenna eûs a zouar ann Éjipt; rák n'int két choumet em gévrédigez, ha me em eûz hô dilézet, émé ann Aotrou.

10. Râk chétu ar gévrédigez a rinn gant ti Israel goudé ann dei-

sion-zé, émé ann Aotrou : Va lezennou a likino enn hô spéred, hag é skrivinn anézhô enn hô c'haloun : ha mé a vezô hô Doué, hag hî a vézô va fobl.

11. Ha pep-hini anézhô na zeskô két he nesa, hag hé vreûr, ô lavarout : Anavez ann Aotrou ; râg ann holl am anavezô, adalek ann distéra bétég ann uc'héla

12. Râk trugarez eos bézô évid hô drougiézou, ha n'am bézô mui a goun eûz hô fec'hedou.

13. Hôgen ô lavarout eo nevez ar *gévrédigez-man*, *en deuz dishouezet* pénaoz eo kôsect ar *gévrédigez* genta. Hôgen ar péz a zeû da veza oadet ha kôz, a zô tôst d'he zives.

# IX. PENNAD.

1. AR gévrédigez-genta-ze é deûz bet ivé lezennou évid azeûlidigez *Doué*, hag eur santuer douarek.

2. Râg eun tabernakl a oe great, é oa da genta ar c'hantoler-brâz, ann daol, hag ar barazou a gennig, ar péz a banvet ar Sant.

3. Goudé ann eil wél édo ann tabernakl, hanvet Sant ar zent,

4. É péhini é oa eunn ézansouer aour, hag ann arc'h a gévrédigez goldôd holl a aour, e péhini é oa eul lestr aour leûn a vann, ha gwialen Aaron, péhini a oa deûed da vleunvi, ha taoliou ar gévrédigez

5. Ha war hé gorré é oa daou Gérubin a c'hloar, peré a c'hôlôe ar goulc'her *gand hô eskel*. Hôgen né kéd aman al leac'h da gomza eûz ann traou-zé gand ann holl zarvoudou.

6. Ann traou-zé éta ô véza aozet ével-sé, ar veleien a éa hépred er c'henta tabernakl, pa réant ar servich eûz hô c'harg

7. Ar Belek-brâz hep-kén a éa enn eil eur weach ar bloaz, nann hép gwâd, a ginnigé évid hé zawiziégez hé-unan hag hini ar bobl.

8. Hag ar Spered-Santel a ziskouéze dre éaô pénaoz né oa ked digor hent ar Santuer, endra ma édo ar c'henta tabernakl enn hé zâ.

9. Ann bevélébédigez eo eûz ann amzer a neûzé, é péhini é kinniged rôou hag hostivou, peré na bellent ket klôkaat koustians ar re a zerviché *Doué*;

10. Pa oe oa némét boédou ha braouédou, ha meûr a walc'h, ha hoasiou kiguz, peré na oa bét rôed d'ézhô német bétég ann amzer eûz ann difazi.

11. Hôgen ar C'hrist, Belek-brâz ar madou da zont, a zô deûet dre eunn tabernakl brasoc'h ha klôkoc'h, péhini né két bét gréat gand dourn *ann den*, da lavaroud eo, eûz ar grouidigez-man :

12. Hag éad eo eur wéach ébars ar Santuer, nann gant gwâd ar vouc'hed hag al leûéou, hôgen gand he wâd hé unan, ô véza kavet ann dasprénadurez peûr-baduz.

13. Râk mar teû gwâd ar vouc'hed hag ann tirvi, ha ludu eunn ounner strinket gand eur sparf, da zantéla ar re a zô saotret, ô c'hlana hô c'hik;

14. Pegément muioc'h gwâd ar C'hrist, péhini dré ar Spéred-Santel a zô en em ginnigel hé-unan dinam da Zoué, a c'hlanô hôr c'houstians eûz ann óberiou marvel, évid *hol lakaad* da zervicha ann Doué béô?

15. Dré zé eo ann hantérour eûz ann testamant nevez; évid dré ar marô en deûz gouzanvet, da zaprena ann drougiézou a réad dindân ann testamant kenta, ma teûi ar ré a zô galvet da gaout ann digouéz peûr-baduz a zô bét diouganet d'ézhô.

16. Râg el leac'h ma éz eûz testamant, eo red é c'hoarvezché marô ann testamanter.

17. Râg eunn testamant na dâl némed dre ar marô; ha n'en deûz ners é-béd é-pâd ma vév ann testamanter.

18. Ével-sé ar c'henta *testamant* a zô bét startéet gand ar gwâd.

19. Moizez goudé béza lennet dirag ar bobl holl c'hourc'hemennou al lezen, a géméraz gwâd leûéou ha bouc'hed, gand dour,

gant gloan tanè, ha gant sikadez, hag é taolaz gand eur sparf war al levr hé-unan, ha war ar bobl holl,

20. O lavarout : He-man eo ar gwâd eûz ann testamant en deûz gourc'hémennet Doué d'é hoc'h.

21. Gwâd a daolaz ivé war ann tabernakl ha war ann holl listri eûz a zervich *Doué*.

22. Hag hervez al lézen, ann darn-vuia eûz ann traou a zô glanet gand ar gwâd; ha n'eûz ked a zistol hép skûl gwâd.

23. Réd é oa éta é vijé glanet dre ann traou zé ar pez a ioa ar skouer eûz a draou ann Énv; hôgen ma vijé *glanet* ann traou eûz ann Énv gand hostivou gwelloc'h éged ar ré-man.

24. Râk Jézuz Krist ne ked éad er santuer gréat gand dourn *ann den*, péhini oa ar skouer eûz ar gwir *santuer*; hôgen enn Énv hé-unan, évid en em ziskouéza bréma dirâk Doué évid-omp.

25. Ha né ked éad ébarz évid en em ginniga hé-unan aliez, ével ma'z a ar Bélek-brâz bep ploaz er santuer gant gwâd eunn all;

26. Anéz é vijé bét red d'ézhan gouzanvi meûr a weach adalek penn-kenta ar béd; bréma n'eo en em ziskouézet néméd eur weach war zivez ar béd, évid kâs-da-gét ar péc'hed, oc'h en em rei da hostiv hé-unan.

27. Hag ével ma eo mennat pénaoz ann dûd a dlé mervel eur weach, ha béza barnet goudé;

28. Ével-se ivé ar C'hrist a zô bét kinniget eur wéach évit lémel péc'hedou meûr a hini, hag eunn eil gwéach é teûi hép péc'hed, évit silvidigez ar ré a c'hortoz anézhan.

## X. PENNAD.

1. Râg ô véza n'en deûz al lézen néméd ar skeûd eûz ar madou da-zont, ha nann ar gwir hévélédigez eûz ann traou, na hell népred ober ar c'hinnig a reont bép ploaz eûz ann hévélep hostivou, lakaad da véza klok ar ré a dôsta.

2. Anez é vijé hanet d'hô c'hinniga: râk ma vijé bét glanet eur wéac'h ann azeûlerien, n'hô divijé bét mui ar goustians eûz hô féc'hed.

3. Hôgen bép ploaz é réeur enn hô zonez meneg a béc'hédou.

4. Râg gwâd ann tirvi hag ar vouc'hed na hell két lémel ar béc'hédou.

5. Evel-sé ô toud er béd en deûz lavaret : Né két felled d'id kaout nag hostiv na kennig; hôgen eur c'horf ec'h eûz gread d'in.

6. Né két kavet-mâd gan-éz ann hostivou poaz.

7. Neûzé em eûz lavaret : Chétu é teûann; *ével* ma eo skrivet diwar va fenn, é penn al levr : Évit ma rinn, va Doué, da ioul.

8. Goudé béza lavaret uc'héloc'h: O véza né két fellet d'id kaout hostivou ha rôou, nag hostivou poaz évid ar péc'hed, péré a ginnigeur hervez al lézen,

9. Neûzé em eûz lavaret : Chétu é teûann, évit ma rinn, va Doué, da ioul. Tenna a ra ar c'henta, évit lakaad ann eil.

10. Hag enn ioul-zé omp bét santélet dre ar c'hinnig a zô bét gréad eur wéach eûz a gorf Jézuz Krist.

11. Hag é leac'h ma teû ar vélein holl da zervicha Doué bemdez, ô kinniga d'ézhan aliez ann hévéleb hostivou, péré na hellont népred lémel ar béc'hédou;

12. He-man ô véza kinniget eunn hostiv hép-kén evid ar béc'hedou, a zô azezed da-vikenn enn tu deou da Zoue;

13. É gédéc'h é c'hortoz ma vézô lékeat hé énébourien da skabel d'hé dreid.

14. Râk dré eur c'hinnig hép-kén en deûz lôkéet évit bépréd ar ré en deûz santelet.

15. Hag ar Spered Santel hé-unan eo deûz he desténiet d'é-omp, râg goude en deûz lavaret :

16. Chétu ar gévrédigez a rinn gant hô, goude ann deisiou-ze, émé ann Aotrou : Mé a lakai va lézen enn hô c'halounou, hag a skrivô anézhô enn hô spérédou,

17. Ha n'am béző mui a goun eûz hô féc'hédou, nag eûz hô drougiézou.

18. Hôgen el léac'h ma éz eûz distol d'ézhô, neûz mui a gennig évid ar péc'hed.

19 Dré-zé, va breûdeûr, pa hon eûz ar frankiz da vond er zantuer dré wâd Jézuz Krizt,

20. *Oc'h heûlia* ann hent névez ha héô en deûz diskouézed d'é omp da genta dré wél, da lavaroud eo, dré hé gik;

21. Ha ma hon eûz eur Balek-Brâz *lékéat* war di Doué;

22. Tôstaomp out-han a wir galoun, gand eur feiz leûn, goudé béza glanet hor c'halounou eûz a eur gouzians fall, ha goudé béza gwalc'het hor c'horf gand dour glân.

23. Dalc'homp stard ann ansav hon eûz great eûz hor feiz (râg gwirion eo ann hini en deûz roed hé c'hér d'é omp),

24. Greomp stâd ann eil eûz égile, évid en em zougen d'ar garantez ha d'ann ôberiou mâd;

25. Héb en em denna eûz hor strolladou, ével ma eo boazet hiniennou da ôher, hôgen oc'h en em frélai mui-oc'h-vui, pa welomp é tôsta ann deiz.

26. Râk mar péc'homp a-ioul goudé béza bet digémeret gan-é-omp anaoudégez ar wirionez, n'eûz mui hivizikenn a hostiv évid ar be-c'hédou;

27. Ha n'eûz mui némed ar géd eûzuz eûz ar varn, ha grouez ann tân a dlé gwasta énebourien *Doué.*

28. Neb en deûz torret lezen Moizez a zô barnet d'ar marô, hép truez é-béd gand daou pé dri dézt.

29. Péger brasoc'h kastiz é venn d'é-hoc'h é tellézfé ann hini en devézô great faé euz a Vâb Doué; en devézô sellet ével eunn dra louz gwâd ar gévrédigez, dré behini eo bét zantélet; hag en dévézô gwallet Spered ar c'hrâz?

30. Râk ni a oar piou en deûz lavaret : Ar venjans a zô d'in, ha mé hi rôi. Ha c'hoaz : Ann Aotrou a varnô hé bobl.

31. Eunn dra eûzuz eo konéza étré daouarn ann Doué béô.

32. Hôgen digaźd enn hô koun ann deisiou kenta, é péré, goudé béza bét zkleréet, hoc'h eûz gouzanvet stourmou brâz enn ankéniou :

33, O véza bét enn eunn tu mantret a zemégans hag a asrec'h dirâg ann holl, hag enn eunn tu all ô véza deûed da eil d'ar ré hô deûz gouzanvet kément-se.

34. Râk truez hoc'h eûz bét oud ar re a zô eréet, ha gwélet hoc'h eûz gant levénez ar zkrapérez eûz hô madou, ô c'houzout pénaoz hô poa madou all gwelloc'h, hag a badô bépréd.

35. Na gollit kéd éta hô fisians, péhini en dévézô eur gôhr brâz.

36. Râg ann habaskded a zô réd d'é-hoc'h, évit, goudé béza gréat ioul Doué, ma tigémérot ar pez a zô dlouganet d'é-hoc'h.

37. Râk a'hoaz eunn nebeûd amzer, hag ann hini a dlé dont a zeûi, ha na zaléô két.

38. Hôgen ann dén-gwirion a zô d'in a vév dré ar feiz : ma en em denn adré, na vézô két bétuz d'am éné.

39. Évid omp-ni n'emp két mipien ar ré en em denn a dû enn hô c'holl; hôgen chomm a réomp er feiz évit silvidigez hon énéon.

## XI. PENNAD.

1. HOGEN ar feiz a zô ann diazez eûz ann traou a espéreur, hag ann arouéz anat eûz ann traou na wéleur két.

2. Râg er feiz eo hô deûz ar ré-gôz kavet testéni.

3. Dré ar feiz eo é wézomp pénaoz ar béd a zô bét gréat gant gér Doué, ha pénaoz ar péz a wéleur a zô bét gréat eûz ar péz na wéleur két.

4. Dré ar feiz eo é kinnigaz Abel da Zoué eunn hostiv c'houékkoc'h eged hini Kain. Dré-z-han eo eo bét kavet gwirion, Doué hé-unan ô veza douget testéni é tigéméré

he roou · dré-z-han' eo é komz c'hoaz goudé hé varô.

5. Dre ar feiz eo bêt skrapet Énok, evit na weljé kéd ar marô, ha ne oé kavet mui, ô véza ma oa bet skrapet gand Doué; râg ann destêni a rôeur d'ezhan pénaoz abarz béza bêt skrapet é plijé da Zoué.

6. Hôgen héb ar feiz na helleur két plijoud da Zoue. Rak réd eo e krelle néb a dôsta ouc'h Doué pénaoz eo, ha penaoz e c'hôprai ar ré her c'hlask.

7. Dre ar feiz eo Noé, ô véza bet rôet da anaoud d'ezhan ar pez na oa ket bêt gwélet c'hoaz, a grogaz aoun enn han hag a zavaz ann arc'h évit savetei hé dûd, hag oc'h he ôber é tamallaz ar béd, hag é teûaz da her d'ar wirionez dre ar feiz.

8. Dré ar feiz eo ann hini a oé banvet Abraham, a-gentaz o vond el léac'h a oa bet roed e digouéz d'ezhan; hag ez éaz kuit hep gouzout peléac'h ez ea.

9. Dre ar feiz eo é chroumaz e douar ar gwestl, ével enn eunn douar a-ziavéaz, ô véza dindân teltou, gand Izaak ha Jakob ken-béred ann hévelep gwestl.

10. Râg geda a réa ar gêar-zé saset war eunn diazez stard, eûz a hehini eo Doué hé-unan ann diazézar hag ann ôbérer.

11. Dre ar feiz eo ivé é teûaz Sara, hag hi eur zec'hen, da gaoud ann ners da engéhenta eur bugel, petrâ-bennâg ma oa trémenet ann oad gant-hi; ô véza ma é doa krédet pénaoz é oa gwirion ann hini en doa hé wéstlet.

12. Dré ze eo saset eûz a eunn dén hép-ken (hág hen peûz varô), eunn nested ker paot ha stered ann Env, ha kenn diniver ha treaz aot ar môr.

13. Holl int marô er feiz, héb béza bét ar pez a oa bêt gwestlet d'ezhô, hôgen goude béza bet hé wélet a bell, goudé beza hé zaludet, ha goudé beza ansavet pénaoz é oant pirc'hirined ha diavésidi war ann douar.

14. Râg ar ré a gomz ével sé, a ziskouéz pénaoz é klaskont hô brô.

15. Ha ma hô doa koun eûz ann hini a behini é oant deûet, hô doa amzer a-walc'h évid distrei enn-hi.

16. Hôgen bréma é c'hoantaont gwelloc'h brô, da lavaroud eo, brô ann Envou. Ével sé Doué n'en deûz ked a véz ô véza galvet hô Doué, ô véza ma eo deûz aozet eur gear d'ezhô.

17. Dre ar feiz eo é kinnigaz Abraham Izaak, pa oe templat; râg he vâp-pennher eo é kinnigé, da béhini é oa gréat ar wéstlou;

18. Ha da béhini é oa bet lavaret: E Izaak e vézô galvet eur wenn d'id.

19. Menna a réaz pénaoz é heljé Doue hé zazorc'hi eûz a douez ar ré-varo, hag ével sé hen digemeraz ével eunn hevélebédigez.

20. Dré ar feiz eo é hennigaz Izaak Jakob hag Ézau war ann traou da zond.

21. Dré ar feiz eo é teûaz Jakob, pa oa daré da vervel, da rei hé vennoz da holl vipien Jozef, ha da azeûli penn hé vâz.

22. Dré ar feiz eo é teûaz Jozef, pa oa dare da vervel, da ôber menek eûz a ergerz bugale Israel, hag é rôaz gourc'hémenn diwarbenn hé eskern.

23. Dré ar feiz eo, pa oé ganet Moizez, é oé kuzet é pâd tri miz gand hé dûd, ô véza gwélet é oa kaer ar bugel; ha n'hô doé kéd a aoun râg gourc'hemenn ar Roué.

24. Dré ar feis eo, pa oé deûet brâz Moizez, e nac'haz béza mâb da verc'h Faraon;

25. Hag é kavaz gwelloc'h béza glac'haret gant pobl Doué, egét kaoud dudi ar péc'hed évid eunn amzer;

26 O sellout dismégans ar C'hrist ével brasoc'h madou, egét teñzoriou ann Ejipt; râg arvesti a réa ar gôbr.

27. Dré ar feiz eo éz éaz-kuit eûz ann Ejipt, hép kaoud aoun râk buanégez ar Roué; râk stard é choumaz ével pa en défé gwélet ann diwéluz.

28. Dré ar feiz eo é lidaz ar Pask, hag ar skûl gwâd; évit na zeûjé kéd ann hini a lazé ar ré genta ganet, da skei gant hô.

29. Dré ar feiz eo é treûzchont ar Mor rûz, ével pa vijé hét douar seac'h; hag ann Ejiptianed, ô veza hé arnodet ive, a oé beûzet.

30. Dré ar feiz eo é kouezaz môgeriou Jérika, goudé ma oé gréad ann drô anézhô é-pâd seiz dervez.

31. Dré ar feiz eo na oé ket kollet gand ann dûd diskrédik, Rahab ar c'hast, pehini e doa digemeret ê péoc'h *ann hé as spierien Jozué*.

32. Pétrâ a livirinn-mé ouc'h-penn? Na gavinn kéd ann amzer évit komza eûz a Jédéon, eûz a Varak, eûz a Zamson, eûz a Jefté, eûz a Zavid, eûz a Zamuel hag eûz ar Broféded,

33. Péré dre ar feiz hô deûz gounézet rouantélésiou, hô deûz heûliet ar wirionez, hô deûz digéméret ann diouganou, hô deûz serret géôl al léoned;

34. *Péré* hô deûz mouget fô ann tân, hô deûz tec'het diouc'h lemm ar c'hléze, a zô bet pareet eûz hô c'hlénvédou, a zô bet nerzet er brézel, hô deûz lekéad da dec'hi armeou ann diavésidi.

35. *Péré* hô deûz distolet d'ar gragez hô hugalé, goudé ma oant marô. Ré all a zô bet heskinet brâz, ô véza ne két fellet d'ezhô en em zaspréna, évit ma kavehent *eur vuez* gwelloc'h enn dazorc'hidigez.

36. Ré all hô deûz gouzanvet goapérézou ha skourjézou, éréou ha prizoniou:

37. Labezet int bet; heskennet int bet, gand ar c'hléze int bét lazet, kantréet hô deûz gôlôet gant krec'hin denved ha gant krec'hin 'gevr, paour, glac'haret hag heskinet,

38. (Eûz a béré ar bed na oa kéd dîn), *péré* a gildroé enn distrôiou, er ménésiou, er c'hévou hag e mougéviou ann douar.

39. Hag ar re-zé holl peré a zô bet gratéet enn abek d'hô feiz, n'hô deuz két hét ar gobr diouganet;

40. Doué ô véza bét felled d'ézhan enn abek d'e-omp, na zévenjé ket *hô gwenvidigez* hép z-omp.

## XII. PENNAD.

1. PA'Z omb éta evel bec'hiet gand eur gobren a destou, distaolomp pép pouéz, hag ar pec'hed a strob ac'hanomp, ha rédomp dré ann habaskded d'ar stourm a zô tonket d'e-omp:

2. O selloud oud Jézuz pennabek ha peur-ôbérour ar feiz, pehini e léac'h al levenez a hellé da gaout, en deûz gouzanvet ar groaz, o tisprizoud ar vezégez, hag a zô azézet *brema* enn tu deou da Zoué.

3. Hô pézet koun éta eûz ann hini péhini en deûz gouzanvet eunn hévélep dael eûz ar bec'herien enn hé enep, évit na skuizot két, ha na vézô két saouzanet hoc'h énéou.

4. Râk n'hoc'h eûz két énebet c'hoaz bétég ar gwâd, ô stourmi oud ar péc'hed.

5. Hag ankounac'héet hoc'h eûs-hu ann ali-man a zô bet róed d'e-hoc'h evel da vipien: Va mâb, na zilez két kélen ann Aotrou; ha na vèz két digalounekeet pa gêz ac'hanod

6. Râg ann Aotrou a gástiz néb a gâr, hag é skourjez ar mâb a zigémer.

7. En em gendalc'hit *éta* dindân ar c'hélen: Doue en em rô d'e-hoc'h ével d'he vipien; râk piou eo ar mâb péhini n'eo két kastizet gand hé dâd?

8. Hôgen ma n'oc'h kastizet ével ar ré all holl, besterd oc'h éta, ha n'oc'h két mipien.

9. Ma omb bét kastizet gant tadou hor c'hik, ha ma hon eûz bet doujans évit-hô; pegement é tléomp ni kaout muioc'h a zoujans évit Tâd ar spérédou, évit ma vévimp?

10. Râg hí a gastizé ac'hanomp, hervez hô ioul, évit nébeûd a zervésiou; hôgen Doué a gastiz ac'hanomp dioue'h ma eo talvoudnz, évid hôl lakaad da véza kévrennek enn hé zantélez.

11. Hôgen pép kastiz a hével béza a-vréma eunn abek a zoan ha nann a zizoan: hôgen gondé é rôi frouez ar wirionez d'ar re a zô bet kélennet gant han.

12. Dré-zé, savid hô taouarn dinerz, hag hô taoulin disléber;

13. Likid hô treid da ôber kamédou eeun, évit ma éz eûz eur ré hag a horell, na zeûi kéd da gildrei, bôgen ma en em zalc'hô eeun,

14. Hô pézet ar péoc'h gand ann holl, hag ar zantélez, hép péhini dén na helló gwelout Doué:

15. O lakaad évez na zeûfé den da golla grâs Doué; na zafché eur c'hrisien c'houerô-hennâg, ha na vé saotret meûr a hini gant-hi:

16. Na zeûfe da eunn orgéder pé da eunn dén dizoujuz ével Ézau, péhini évid eur boéd hép-kén a werzaz hé hénanded.

17. Râk c'houi a oar pénaoz ô véza c'hoantéet goudé kaout bennoz *hé dâd*, é oé pelléet; ha na gavaz kéd a léac'h da binijen, pétrâbennâg ma en doa hé goulennet gand daérou.

18. Hôgen c'houi n'oc'h két tôstéet oud eur ménez mérua, pé oud eunn tan loskuz, pé out kourventennou, pé tévalijen, pé barrou-amzer,

19. Pé out soua eunn drompil, ha mouéz eur gér, pa glevebont péhini, é pédchont stard na gomzebé mui out-hô.

20. Râk na hellent két gouzanvi ar péz a lavaré: Ha ma eu divijé eul loen stoket oud ar ménez, é vijé bét labézet

21. Ha ken eûzuz oa ar péz a wélet, ma lavaré Moizez. Spountet ounn, ha kréna a rann.

22. Hôgen tôstéed oc'h out ménez Sion, out kéar ann Doué béó, oud ar Jéruzalem Énvoz, hag oud eur stroll diniveruz a Éled;

23. Hag oud Iliz ar ré genta ganet, é anvou péré a zô skrivet enn Envou, hag oud Doué a zô barner ann holl, hag out sperédou ar ré wirion ha klôk

24. Hag out Jezuz hantérour ann Testamant nevez, hag oud ar skûl gwâd-zé péhini a gomz gwelloc'h égéd hini ébel.

25. Likid évez na zisprizac'h ann hini a gomz *ouz-hoc'h*. Râk mar d-eo bét kastizet ar ré hô deûz disprizet ann hini a gomzé out-hô war ann douar; pégement é vézimp *kastizet* muioc'h, ni péré hor hezô pelleet ann hini a gomz ouzomp eûz ann Env;

26. Ann hini eûz a béhini ar vouéz é deûz neûzé lékéad ann douar da gréna; péhini en deûz roed eur gér nevez d'é-omp, ô lavarout: C'hoaz eur wéach hag é hirnn da gréna nann hép kén ann douar, hôgen ivé ann Env.

27. Hôgen ô lavarout: C'hoaz eur wéach, é teû da zikleria pénaoz é lakai da éhana ann traou loc'huz, é-c'hiz traou great *évid eunn amzer*, évit na choumô némed ann traou a zô diloc'huz.

28. Dré-zé piaouomp ar rouantélez diloc'huz, ha miromp ar c'hrâs, dré béhini é c'h azeûlimp Doué hervéz hé ioul, gant spount ha gand doujans.

29. Râg hon Doué a zô eunn tan gwastuz.

## XIII. PENNAD.

1. RA choumô gan-é-hoc'h ar garantez a vreûr

2. Na ankounac'hait két rei digémer enn hô ti, râg hiniennou oc'h ôber kément-sé hô deûz digéméret Élel enn hô zi

3. Hô pézet koun eûz ar ré a zô er chadennou, ével pa vec'h chadennet gant hô; hag eûz ar ré a zô er c'hlac'har, ével pa vec'h enn hô c'horf.

4. Ra vézô relz ar briédelez da bép-hini, ha dinam ar gwélé; râk

Doué a varnô ar c'hadaled hag ann avoultrerien.

5. Bevit hép pizôni, ha kavit-màd ar pez hoc'h eûz ; râg hén hé-unan en deûz lavaret : N'az dilezion két, ha n'az kuitainn két.

6. Drê-zé e lévéromp gant fisians : Ann Aotrou a zô skoazel d'in : n'am bézô kéd a aoun râg ar péz a hellô ann dûd da ôber d'in.

7. Hô pézet koun eûz hô pléñerien, péré hô deûz prézéget d'é-hoc'h ger Doué : sellid ond divez hô frezégennou hag heûlid hô feiz.

8. Jézus-Krist a oa déac'h, a zô hirió, hag a vézô ann hérelep hini enn holl amzeriou.

9. N'en em roît két da gélénadurésiou disheñvel hag a ziavéaz. Râg gwelloc'h eo krevaad hé galoun gand ar c'hrâs, égét gand ar boédou, péré n'int két bet talvoudek d'ar ré hô deûz hô miret.

10. Eunn aoter hon eûz, eûz a behini na dlé két dibri ar ré a zervich ann tabernakl ;

11. Râk korfou al loéned eûz a béré ar gwâd a zô douget gand ar Belek-brâs er Santuer évid ar péc'hed, a zô devet er-méaz eûz ar c'hamp.

12. Râk-sé Jezus, évit santéla ar bobl dre hé wâd, en deûz gouzanvet er-méaz eûz ar pors.

13. Deomp éta d'hé gavout er-méaz eûz ar c'hamp, ô tougen hé aismegans.

14. Râk n'hon eûz kéd aman a géar padus ; hôgen klask a réomp ann hini da zont.

15. Kinnigomp éta bépred da Zoué eunn hostiv a veûleûdi, da lavaroud eo, frouez ann diveûz, péré a ansav hé hanô.

16. Na ankounac'hait két ar garantez, ha kevrennidigez *hô madou* : râk dré ann hévélep hostivou-zé eo é teû Doué trugarezuz enn hor c'henver.

17. Sentid oud hô pléñerien, ha plégit dindân-hô ; râg hi a vel, é-c'hiz ma tlefent deré'hel kount eûz hoc'h énéou ; évit ma raint kément-sé gant lévénez, ha nann gant keinvan ; rak na vé két talvouduz d'é-hoc'h.

18. Pédid évid-omp : râk ni a gréd pénaoz hon eûz eur goustians vâd, ha a c'hoant da véza déréad é pép trâ.

19. Ha mé hô péd stard da ôber kément-sé, évit ma vézinn kentoc'h róed d'é-hoc'h.

20. Doué ar péoc'h, péhini en deûz savet eûz a douez ar re-varô hon Aotrou Jézuz-Krist, meser brâz ann dénved, dre wâd ann testamant peûr-baduz,

21. R'hô lakai da véza déréad da bép mâd ôber, évit ma réot hé iouł; o ra enn-hoc'h ar péz a blij d'ézhan, dre Jezuz Krist, da héhini eo ar c'hloar é amzeriou ann amzeriou. Amen.

22. Mé hô péd, va breûdeûr, da sotraa ar péz em eûz lavared d'é-hoc'h evid hô tizoania, pétrâbennâg ma em eûz skrived d'é hoc'h é berr gomsiou.

23. Gwézit pénaoz hor breûr Timotéuz a zô lékéat er méaz *a vrizoun* : mar teû hép dalé, éz inn d'hô kwelout gant han.

24. Saludit hoc'h hull vlâñerien, hag ann holl sent. Hor breûdeûr eûz ann Itali a zalud ac'hanoc'h.

25. *Ra vezô* ar c'hrâs gan e-hoc'h holl. Amen.



# LIZER KATOLIK SANT JAKEZ ABOSTOL.

## I. PENNAD.

1. JAKEZ, servicher Doué hag hon Aotrou Jezuz Krist, d'ann daouzék vreûriez a zô skiñet, salud.

2. Va breûdeûr, likid hoc'h holl lévénez enn holl c'hlac'hariou a c'hoarvez gan-é-hoc'h;

3. O c'houzout pénaoz arnod hô feiz a zigas ann habaskded.

4. Hôgen ann habaskded a dlé beza klôk enn hé oberiou, évit ma viot *hoc'h unan* klôk ha dinam, ha na zioûérot nétrà.

5. Ma éz eûz hini ac'hanoc'h hag a zioûerfé furnez, goulennet digand Doué, péhini a rô d'ann holl gant largentez, hag hép rébech: hag é vézô rôed d'ézhan.

6. Goulennet gant feiz, héb arvar é-bed: râk néb a zô arvarus, a zô henvel out koumm ar môr, péhini a zo kéflusket ha feltret gand ann avel.

7. Na vennet ked éta en déñé ann dén-zé cunn dra digand ann Aotrou.

8. Néb a zô daou-blég a spéred, a zô kildrô enn hé holl hentou.

9. Ar breûr a zô enn eur stad izel, ra en em veûlô enn hé uc'helded;

10. Hôgen ann hini pinvidik enn hé izelded; râg évei bleñen ar géot é treménô.

11. Râk mar sâv ann héol gant grouez, ar geot a zec'h, hé vleûen a gouez, hag hé gaerded a zô kollet: ével-sé ann dén-pinvidik a vézô gwévet enn hé hentou.

12. Euruz ann hini a c'houzanv ann heskinou; râk pa vézô bét arnodet, é vézô rôed d'ezhan ar gurunen a vuez, en deûz diouganet Doué d'ar ré a gâr anezhan.

13. Na lavaret dén, pa vézô temptet, pénaoz eo temptet gand Doué: râk Doué na hell ket tempti évid ann drouk, ha na dempt dén.

14. Hôgen pép-hini a zô temptet gand hé wall-ioul hé-unan a zeû d'hé gâs ha d'hé zidenna.

15. Ha neûze ar gwall-ioul, pa é deûz engehentet, a c'hân ar pec'hed, hag ar pec'hed pa eo kasetda henn, a c'hân ar marô.

16. Na fazit ked eta, va breûdeûr kér.

17. Pép grâs c'houék, ha pép rô klok a zeû eûz ann neac'h, hag a ziskenn eûz a Dâd ar goulaou, é pehini n'eûz kemm é-bed, na skeûd é distrô é-béd.

18. Hen eo en deûz hor c'hrouet hervez hé ioul dre c'hér ar wirionez, évit ma vijemp evel ar frouezkenta eûz hé grouaduriou.

19. Ével-sé, va breûdeûr kér, ra vézô pep-hini ac'hanoc'h téar da zelaoui, ha diek da gomza, diek da vuanekaat.

20. Râk buanégez ann den na sôven két gwirionez Doué.

21. Dré-zé gouda béza pelléet péb hudurnez, hag ann holl zrougiez, digemert gant kunvélez ar gér a zô bét emboudet *enn-hoc'h*, hag a hell zavetei hoc'h eneou.

22. Mird ar ger, ha n'hé zilaouit két hép-kén, oc'h en em douella hoc'h-unan.

23. Râk néb a zélaou ar gér héb hé virout, a zô henvel oud eunn dén pehini a zell oud hé zremm he-unan enn eur mellézour:

24. Râg goudé béza sellet outhan he unan, éz a-kuit, hag é ankounac'ha râk-tâl petrà é oa.

25. Hôgen ann hini a zellô-piz out léren klôk ar frankiz, hag a gendalc'hô enn hi, hen nez pehini na zélaou ket hép-kén évid ankouna-

c'haat râk tùl, hôgen a ra ar péz a glev, *hen-nez* a vézô euruz enn hé ôber.

26. Ma venn eur ré é vé eunn dén a zoujans Doue, hép derc'hel hé déôd, hôgen ô tuella hé galoun hé-unan; hé gréden a zô didalvez.

27. Ar gréden c'hlân ha dinam dirâk Doué hon Tâd eo hou-man: Emwélout ann emzivaded hag ann intanvézed enn hô glac'har, hag en em viroud dinam eûz a *zrougiez* ar béd-man.

## II. PENNAD.

1. VA breûdeûr, n'hô pézet kéd a feiz é gloar hon Aotrou Jézuz-Krist gant kemm évid ann dûd.

2. Râk ma teû enn hô strollad eunn dén gand eur walen aour ha dilad kaer, ha ma teû ivé eur paour gand dilad fall;

3. Hag ô selloud oud ann hini a zô gwisket gand dilad kaer, ma livirid d'ezhan: Azez aman, té, el leac'h mâd; ha ma livirid d'ar paour: Choum aman enn da zâ, té, pé azez war skabel va zreid:

4. Ha na gemmit-hu ket enn-hoc'h hoc'h-unan, ha na varnit-hu két gant gwall vénosiou?

5. Sélaouit, va breûdeûr kér, ha n'en deûz két Doué dilennet ar ré a zô paour er béd-man, évit béza pinvidik er feiz, hag héred ar rouantélez, en deûz diouganet Doué d'ar ré a gâr anezhan?

6. Hogen c'houi a vézéka ar paour. Ha né ked ar ré-binvidik a vâc'h ac'hanoc'h gand hô galloud, hag a gâs ac'hanoc'h dirâg ar varnerien?

7. Ha né kéd hi a zrouk-prézeg gand ann hanô mâd eûz a béhini eo tennet hoc'h hini?

8. Mar peûr-zalc'hit al lézen a roué-man, hervez ar Skritur, Karoud a ri da nésa evel-d-od da-unan, ô réot mâd;

9. Hôgen ma rit kemm oue'h ann dûd, é rîd eur péc'hed, hag oc'h tamallet gand al lézen, ével torrerien.

10. Râk piou-bennâg en dévézô miret al lezen holl, hag en dévézô hé zorret enn eul lôden, a zô tamalluz enn-hô holl.

11. Râg ann hini en deûz lavaret: Na gouezi kéd enn avoultriez, en deûz lavaret ivé: Na lazi ket. Ma na gouézez ked enn avoultriez, hôgen ma lazez, e torrez al lezen.

12. Komzit evel-sé, ha grit evel-sé, pa dleit béza barnet hervez lezen ar frankiz.

13. Râk nép n'en dévézô két bét a drugarez, a vézô barnet hép trugarez: râg ann trugarez a zavô dreist ar varn.

14. Va breûdeûr, pétrâ a dalvézô da eur ré lavarout en deûz ar feiz, ma n'en deûz kéd ann ôberiou? Hag ar feiz a hellô hé zavetei?

15. Mar d'éma unan eûz hô preûdeûr pé eûz hô c'hoarézed enn noaz, ha ma tiouéront hô boéd pemdéziek,

16. Ha ma lavar unan ac'hanoc'h d'ézhô: Id é péoc'h, tommit ha debrit, hép rei d'ezhô ar péz a zô réd évid hô c'horf, pétrâ a dalvézô d'ézhô?

17. Evel-sé ivé ar feiz, ma n'en deûz ked a ôberiou, a zô marô enn han hé-unan.

18. Hôgen eur ré a lavarô: Té éc'h eûz ar feiz, ha mé em euz ann ôberiou. diskouez d'in da feiz héb ôberiou, ha mé a ziskouézô d'îd va feiz gant va ôberiou.

19. Té a gréd pénaoz n'eûz némét eunn Doué: Ervâd a réz; ann diaoulou ivé a gréd hag a grén.

20. Hôgen ha té a fell d'îd gouzout, ô dén gwân, penaoz ar feiz héb ann ôberiou a zô marô?

21. Abraham hon Tâd, ha na oe két santélet dre hé ôberiou, pa ginnigaz hé vâb Izaak war ann aoter?

22. Ha na wélez-té két pénaoz ar feiz a oa unanet gand hé ôberiou, ha pénaoz hé feiz a oé klôkéet gand hé ôberiou;

23. Hag ar Skritur a zô sévénet, pa é deûz lavaret: Abraham a grédaz é Doué, ha kément-sé a

oé nivéred d'éahan évit gwirionez, hag é oé galvet miñoun da Zoué.

24. Gwéloud a rid éta penaoz ann dén a zô santélet dré hé ôberiou, ha nann hep-ken dré ar feiz.

25. Hag évelsé Rahab ar c'hast, ha na oé-hi ket didamallet dre hé ôberiou, ô tigémérout ar apierien, hag ô kâs anézhô dré eunn hent all?

26. Râg ével ma eo marô eur c'horf heb éné, évelsé ivé eo marô ar feiz héb ôberiou.

## III. PENNAD.

1. NA vézet két kalz ac'hanoc'h mistri, va breûdeûr, ô c'houzout penaoz e tennit war-n-hoc'h eur varnédigez vrasoc'h.

2. Râg é meûr a drâ é faziomb holl. Ma éz eûz unan bennâg ha na fazi két pa gomz, eunn dén klôk eo, hag a hell réna hé gorf holl gand ar wesken.

3. *Chétu* é lekéomp gweskennou é génou ar c'hézek évid hô lakaad da zenti ouz omp, hag évelsé é lékéomp hô c'horf holl da drei el leac'h ma karomp.

4. Chétu ivé al listri, péger braz-bennâg int, hag bi bountet gand avelou kré, a véz troet koulskoudé a bép tû gand eur stur bihan, el leac'h ma kar al levier.

5. Evel-sé ann teód a zô eunn ézel bihan, ha koulskoudé é ra traou brâz. Chetu eunn tan bihan a hell entana eur c'hoad brâz!

6. Ann téód ivé a zô eunn tan, hag eur béd a zrougiez. Ann téód a zô unan eûz hon izili, hag a saotr hor c'horf holl; entana a ra rôd hor buez, ô kémérout tân ann ifern.

7. Râk natur ann dén a hell donva, hag ea deûz donvet al loéned al laboused, ann aered hag ar pesked.

8. Hôgen dén na hell donva ann téód: eunn drouk reo'hna eo, leûn eo eûz a eur c'hontamm marvel.

9. Gant han e veûlomp Doué hon Tâd: ha gant han é villigomp ann dûd a zô bét gréat diouc'h skeûden Zoué.

10. Eûz ann hévélep génou é teû ar vennoz hag ar valloz. Né kéd évelsé, va breûdeûr, é tléeur ôber.

11. Eur feunteun hag hi a daol eûz ann hévelep toull dour c'houék ha dour c'houerô?

12. Eur wézen fiez, va breûdeûr, hag hi a hell dougen rezin, pé eur winien *dougen* fiez? Evel-sé *eur feunteun* zall na hell két rei dour c'houék.

13. Piou a zô fûr ha gwiziek enn hô touez? Ra ziskouezô hé ôberiou enn eur brezégen vâd gand eur furner c'houék.

14. Hogen ma hoc'h eûz eunn héres c'houerô, ha strivou enn hô kalounou, n'en em veûllit két, ha na livirit kéd a c'haou a-énep ar wirionez.

15. Râg ar furnez-zé na ziskenn két diouc'h-kréac'h, hôgen douareg eo, anévalek ha diaoulek.

16. Râg el léac'h ma éa eûz hérez ha striv, énô éz eûz ivé dibоell ha péb ôber drouk.

17. Hôgen ar furnez a zeû diouc'h-kréac'h, a zô da-genta glân, ha goudé peoc'hüz, poelluz, reiz, gallouduk é pép mâd, leûn a drugarez hag a frouez mâd, divaen ha didrôidel.

18. Hôgen frouez ar wirionez a vés hadet er peoc'h, gand ar ré a ra ar péoc'h.

## IV. PENNAD.

1. A bé léac'h é teû ar vrézeliou hag ar vreûdou enn hô touez? Ha na zeûont-hi két ac'hann? Eûz hô kwall-ioulou a stourm ann hoc'h izili?

2. C'hoantaad a rit, ha n'hoc'h eûa ket, laza a rit, hag bérea hoc'h eûa, ha na helllit két kaout ar péz a glaskit: hecûtaad ha hrelékaad a rit, ha n'hoc'h eûz két ar pez a c'hoantait, ô véza n'hô c'houlennit kéd digand Doué.

3. Goulenni a rit, ha ne két rôot d'é hoc'h, ô véza ma c'hou-

lennit fall, hag évit gwalc'ha hô kwall-ioulou.

4. Avoultrerien, ha na ouzoc'h-hu ket pénaoz karantez ar bed-man a zô énébour da Zoué? Piou-bennâg eta a fellô d'ézhan beza mi-ñoun d'ar bed-man, en em lakai da énébour da Zoue.

5. Ha c'houi a venn penaoz ar Skritur a lavar enn-aner: Ar spéred a choum enn-hoc'h a c'hoanta gand hérez?

6. Hôgen rei a ra eur c'hras vra-soc'h. Drè-zé eo é lavar Doué a éneb oud ar re-valc'h, hag a rô hé c'hrâs d'ar ré vuel.

7. Plégid éta da Zoue: énebid oc'h ann diaoul, hag é tec'hô diouz-hoc'h.

8. Tôstaid oc'h Doué, hag é tôstvi ouz-hoc'h. Glanit hô taouarn, pec'herien; ha skarzit hô kalounou, c'houi pére hoc'h eûz sperédou daou blêg.

9. En em c'hlac'harit, gwélit ha lenvit: ra vézô trôet hô c'hoarz é gwelvan, hô levénez é tristidigez.

10. En em izelait dirâg ann Ao-trou, hag é uc'helai ac'hanoc'h.

11. Na livirit kéd a zroug ann eil eûz égile, va breûdeûr. Néb a lavar droug eûz hé vreûr, pe a varn hé vreûr, a lavar droug eûz al lézen, hag a varn al lézen. Hô-gen mar barnez al lezen, n'oud mui mirer al lezen, hôgen ar bar-ner anézhi.

12. N'eûz néméd eul lezenner, hag eur barner, a hell kolla ha savétei.

13. Hôgen té piou oud-dé évit barnoud da nésa? Chétu bréma é livirit: Hirió pé war-c'hoaz éz aimp d'ar géar-ma-kéar, hag é chou-mimb énô eur bloaz, hag é wer-zimp, hag é c'hounézimp:

14. Pétrâ-bennâg na ouzoc'h két pétrâ a c'hoarvezo war-c'hoaz

15. Râk pétra eo hô puez? Eunn aézen eo pehini en em ziskouéz évid eunn nébeûd amzer, hag a zeû da stenzia goudé. É leac'h ma tlefac'h da lavarout: Mar fell d'ann Aotrou, ha mar d omb bêô, é raimb ann dra-man, pé ann dra-zé.

16. Hôgen c'houi bréma en em uc'hélait enn hô palc'hder. Eunn hévelep uc'helded a zô drouk.

17. Néb éta a anavez ar mâd a dlé da ôber, ha n'her gra két, a béc'h.

## V. PENNAD.

1. BRÉMA c'houi, tûd piovi-dik, gwelid ha iouc'hid divar benn ar reûz a c'hoarvézó gan é-hoc'h.

2. Hô madou a vrein, hô tilad a zô debret gand ar prénved.

3. Hoc'h aour hag hoc'h arc'hant a zô merklet; hag ar merkl-zé a zavô da dést enn hoc'h énep, hag a zebrô hô kik ével eunn tan. Eunn tenzor a vuanégez a zastumit évid ann deisiou divéza.

4. Chetu gôbr al labourerien, hô deûz medet hô parkou, hag hoc'h eûz dalc'het, a gri *enn hoc'h énep*, hag hô c'hri a zô savet beté diskouarn Aotrou ann Arméou.

5. Banvezet hoc'h eûz war ann douar, ha maget hoc'h eûz hô kalounou gant mizou-brâz, ével évid deiz al lazérez.

6. Barnet ha lazet hoc'h eûz ann dén gwirion, hép ma en deûz ené-bet ouz-hoc'h.

7. Hôgen c'houi, va breûdeûr, bézid habask, beté donédigez ann Aotrou. C'hétu ar gounidek oc'h hada ar frouez talvouduz eûz ann douar, a lrâd gand habaskded, bété ma vézô rôed d'ézhan ar *glaô* abréd, hag ar *glaô* divezad.

8. Bézid éta habask, c'houi; ha krôvait hô kalounou; râk donédigez ann Aotrou a dôsta.

9. N'en em beskinit kéd ann eil égile, va breûdeûr, évit na viot két barnet. C'hétu éma ar barner oud ann ôr.

10 Kémérit, va breûdeûr, ével skouér a anken, a labour hag a habaskded, ar Broféded, pere hô deûz komzet é hanô ann Aotrou.

11. Chétu e tisklériomp gwenvidik ar ré hô deûz gouzanvet. Klevet hoc'h eûz komza eûz a habaskded

Job, ha gwélet hoc'h eûz divez ann Aotrou ; râg ann Aotrou a zô leûn a druez hag a drugarez.

12. Hôgen dreist pép-trâ, va breûdeûr, na douit ket, na dré ann Énv, na dré ann douar, na dré nétrâ all é-béd. Hôgen ra vézô hô lavar : Ia, ia ; pé Nann, nann, évit na gwézot ked dindân ar varnédigez.

13. Ha trist eo unan ac'hanoc'h ? Pédet. Ha laouen eo ? Kanet *meûleûdiou Doué.*

14. Ha klanv eo unan ac'hanoc'h ? Galvet beleien ann Iliz, péré a bédô war-n-ézhan, hag a lardô anézhan gand éôl é hanô ann Aotrou :

15 Ha péden ar feiz a zavétei ann dén-klanv, hag ann Aotrou a frealzô anézhan, ha ma en deûz great péc'hédou, é vézint distolet d'ézhan.

16. Kovésait hô péc'hédou ann eil d'égilé, ha pédit ann eil évid égilé évit ma viot salvet : râk péden stard eunn dén-gwirion a beil kalz.

17. Éliaz a ioa eunn dén reûzeûdik ével-d omp ; hôgen goudé m'en doé pédet évit na gouézché ked a c'hlaô war ann douar, na gouezaz kédja c'hlaô é-pâd tri bloaz ha c'houéac'h miz.

18. Hag hén a hédaz adarré ; hag ann Env a rôaz glaô, hag ann douar a zougaz hé frouez.

19. Va breûdeûr, mar teû eur ré ac'hanoc'h da fazia diouc'h ar wirionez, ha mar béz distrôet gand unan-bennâg ;

20. Gwézet pénaoz ann hini a zistrôiô eur péc'her eûz a fazi hé bent, a virô hé éné diouc'h ar marô, hag a c'hôlôi kalz a béc'hédou.

## KENTA LIZER SANT PER ABOSTOL.

### I. PENNAD.

1. PER, Abostol Jezuz Krist, d'ann diavésidi a zô skiñet war-hed Pontuz, Galatia, Kappadosia, Azia, ha Bitinia,

2. Péré a zô dilennet hervez râg-gwiziegez Doue ann Tâd, dré zantélez ar Spéred, dré zentidigez, ha dré sparferez gwâd Jézuz-Krist, Grâz d'e-hoc'h, ha kalz a béoc'h.

3. *Ra vézô* henniget Doué ha Tâd hon Aotrou Jezuz-Krist, péhini dré hé drugarez vrâz en deûz hon eil-c'hanet enn eunn espérans beô, dre zazorc'hidigez Jézuz-Krist eûz a douez ar re-varô,

4. Enn eunn digouéz divreinuz, dizaotr, diwér, a zô mired évid-hoc'h enn Énvou;

5. C'houi péré dré c'halloud Doué a zô miret dré ar feiz er zilvidigez, a dle béza diskouezet zplann enn amzer zivéza.

6. En em laouénait é kément-sé, ha pa vé réd d'e-hoc'h béza glac'haret eunn nebeûd amzer gant meûr a zrouk

7. Évit ma vézô kavet hô feiz arnodet evel-sé, ha talvoudusoc'h éged ann aour, a véz arnodet gand ann tân, din a veûleûdi, a c'hloar, hag a énor, pa en em ziskouezô Jezuz-Krist;

8. Péhini a garit, pétrâ-bennâg n'hoc'h eûz két hé welet, é péhini é kredit, petrâ-bennâg n'her gwélit ket bréma: hag ô kridi, e tridit gand eul lévénez dilavaruz ha leûn a c'hloar,

9. O véza ma teû d'é-hoc'h silvidigez hoc'h énéou, èvel dived hô feiz.

10. Ar zilvidigez-ze eo hô deûz klasket, hô deûz enklasket ar Brofeded, péré hô deûz diouganet diwar-henn ar c'hrâs a dlié dond enn-hoc'h;

11. Oc'h enklaskout é pé, trâ hag é pé amzer Spéred ar C'hrist a ioa enn-ho, a verké é tlié c'hoarvézout gouzanvou ar C'hrist, hag ar c'hloar e c'houde hô doa diouganet.

12. Diskleriet é oé d'ézhô pénaoz né oa kéd évit-hô ho unan, hôgen évid-hoc'h éc'h aozent kément-sé, a zô diskleriet d'é hoc'h gand ar ré a brézeg ann Aviel d'é-hoc'h, dre ar Spéred Santel kaset eûz ann Én-, hag hô deûz c'hoantéet ann Eled da wélout.

13. Dré-zé gourizit kroazel hô minoz, hag ô véza deûet poellek, gédit gand eunn ezpérans klôk ar c'hrâz a zô kinniget d'é-hoc'h da wélédigez Jézuz-Krist,

14. Èvel bugalé zentuz, ha nann èvel ma oac'h gwéchall, diwiziek ha leûn a wall-ioulou;

15 Hôgen èvel ma eo Sant ann hini en deûz hô kalvet, hézit zent ivé é pep darvoud;

16. Râk skrived eo: Bézit sent, ô véza ma ounn Sant

17. Ha mar galvit hô Tâd ann hini péhini n'en deûz kemm e-béd évid den, hag a varn pép-hini hervez hé ôberiou, berit gand doujans é-pâd ma viot *diavésidi*.

18. O c'houzout pénaoz ne két dré draou breinuz, èvel aour pé arc'hant, oc'h bet dasprénet eûz hô puérégez gwân, hervez ma oa deûed d'é-hoc'h digand ho tadou;

19. Hôgen dré wâd talvoudus ar C'hrist, èvel eûz ann oan dinam ha difazi,

20. Péhini a zô bét râg-anavézet abarz kroudigez ar béd, hag a zô en em ziskouezet enn amzeriou divéza enn abek d'e hoc'h,

21. C'houi péré dré-z-han a *gred* é Doué, péhini en deûz hé zazorc'hbet eûz a douez ar ré-varô, ha rôed d'ézhan ar c'hloar, évit ma

lékéot hô feiz, hag hoc'h espérans e Doué.

22. Likid hô kalounou da véza glân gand eur zentidigez a garantez, gand eur garantez a vreûr, oc'h en em garout ann eil égilé a wir galoun ;

23. C'houi péré a zô eil-ganet, nann eûz a eunn had breinuz, hôgen eûz a eunn had divreinuz, dre c'hér ann Doué béô, a bâd bepréd.

24. Râk pép kig a zô ével ar géot ; ha pép gloar *ann dén* a zô ével bleûn ar géot : ar géot a zec'h, hag hé vleûn a gouéz :

25. Hôgen gér ann Aotrou a choum da-vikenn ; hag ar ger-zé eo a zô bét prézeget d'é-hoc'h enn Aviel.

## II. PENNAD.

1. GOUDÉ éta béza dilezet pép drougiez, ha pép touellérez, hag ann troidellérez, hag ann hérez, hag ann drouk-komsiou,

2. Ével bugalé vihan névez-ganet, c'hoantaid al léaz reiz ha didouelluz ; évit m'hô lakai da griska évid ar zilvidigez ;

3. Ma hoc'h eûz koulskoudé tanvéet pégement eo kûn ann Aotrou.

4. Hag ô tôstaad oût-han, ével oud ar méan béô, a oa bét distaolet gand ann dûd, hôgen m'en doa Doué dilennet, hag énoret,

5. Savid hoc'h-unan, ével ma'z oc'h mein béô eunn ti spéréduz, eur velégiez santel, évit kinniga da Zoue hostivou spéreduz hag hetuz d'ezhan dre *Jezus Krist.*

6. Dré-zé eo lavaret er Skritur : Chétu é lakaann é Sion méan penn ar c'horn, *ar méan* dilennet ha talvouduz brâz : ha piou-bennâg a gredô enn-han na vezô két mezékéet.

7. Énored eo éta gan-é-hoc'h, c'houi péré a gréd : hôgen évid ar ré aiskrédik, ar méan hô deûs distaolet ar savérien-tiez, a zô deûed da benn méan korn,

8. Da véan stok, da véan gwallskouér, évid ar ré a stok oud ar ger, ha na gréd kéd enn-han.

9. Hôgen, c'houi, a zô ar wenn zilennet, ar velégiez a roué, ar bobl santel, ar vroad c'hounézet, évit ma embannot galloud ann hini en deûz hô kalvet eûz ann devahen d'hé c'houlou estlammuz ;

10. C'houi péré gwéchall ne oac'h kéd hé bobl, hôgen bréma a zô pobl Doué ; c'houi péré o'hô poa két gounézet hé drugarez, hag hoc'h eûz hé gounézet bréma.

11. Va *breûdeûr* kér, mé hô péd ével diavéadi ha pirc'hirined, d'en em viroud diouc'h ar c'hoantou liguz, a stourm oud ann éné.

12. En em renit ervâd é-touez ar Jentiled, évit, é léac'h ma léveront droug ac'hanoc'h ével eûz a walleurien, ma teûint, goudé béza gwelet hô mâd-ôberiou, da veûli Doué é deiz hé wéledigez.

13. Plégid éta, enn abek da Zoué, dindân pép dén, pe dindân ar roué, pehini eo ann uc'hela,

14. Pé dindân ar renerien, péré a zô kaset gant-han évit gwana ar ré a ra droug, hag évit meûli ar ré a ra vâd.

15. Râg ioul Doué eo é teûfac'h dré hô mâd-oberiou da lakaad da dével diwiziegez ann dûd diboell :

16. Ével tûd frank, ha nann ével pa vé hô frankiz evel eur wél évit *gôlei* hô trougiez, hôgen ével servichérien Doue.

17. Énorid ann holl : karid hô preûdeûr ; doujid Doué : sentid ouc'h ar Roué.

18. Mévellou, plégit gant pép doujans d'hô mistri, nann hép kén d'ar ré a zô mâd hag habask, hôgen d'ar ré a zô rec'huz.

19. Râg ar péz a zô hétuz da Zoue, eo ma teûfamp enn abek d'ézhan da zougen ann dristidigez ha da c'houzanvi pép gaou.

20. Pe c'hloar a zeûi d'é-hoc'h, mar gouzanvit karvanatou, ha c'houi péc'herien? Hôgen ma hô gouzanvit gand habaskded, ha c'houi oc'h ôber mâd, ann dra-zé eo a zo hétuz da Zoue.

21. Râk da gément-sé eo oc'h bét galvet, râg ar C'hrist hé-unan en deûz gouzanvet évid-omp, ô lézel d'é-hoc'h eur skouér, évit ma kerzot war hé lerc'h;

22. *Hen* péhini n'en deûz két gréad a béc'hed, hag é genou péhini n'eûz ket bet kaved a drôidel;

23. *Hen* péhini pa oa milliget, n'en deûz két milliget pa oa gwallgaset, n'en deûz két gourdrouzet; hôgen en em lékéat etre daouarn ann hini a varné anezhan é gaou;

24. *Hen* péhini en deûz douget hor péc'hédou enn hé gorf war ar prenn, évit, goudé béza marô d'ar béc'hédou, ma vevimp d'ar wirionez. Dre hé vlonsaduriou eo oc'h bét iac'héet.

25. Râk c'houi a oa ével dénved dianket; hôgen bréma oc'h distrôet etrézek Mesaer hag Eskob hoc'h énéou.

## III. PENNAD.

1. RA blégô ar gragez d'hô ézec'h, évit ma éz eûz eur ré ha na gred ked d'ar gér, é véaint gounezet heb ar gér dré vuézégez-vâd hô gragez;

2. Oc'h arvesti pénaoz eo doujans *Doué a ali* d'é-hoc'h eur vuézégez c'hlân.

3. N'en em gempennit két a-ziaveaz ô rodella hô pleô, oc'h en em c'hôlei a aour, ô wiska dilad kaer;

4. Hôgen bezit évei eunn den kuzet a galoun é diwastidigez eur apered péoc'huz hag habask, a zô talvoudus hrâz dirâk Doué.

5. Râg évei sé eo gwéchall en em gempenné ar gragez santel a espéré é Doué, ô plega dindân hô ézec'h;

6. Evel ma senté Sara oud Abraham, oc'h hé c'hervel hé aotrou: ha c'houi a zô hé merc'hed pa embrégit ervâd, ha pa na grénit gand soun é-bed.

7. Ha c'houi ive, ézec'h, bévit gant furnez gand hô kragez, oc'h énori anezhô évei ar gwana léstrik, hag évei ar gen-hérézed eûz ar c'hrâs a vuez; évit na vézô eunn-hoc'h harz é bed oud ar béden.

8. Hôgen enn divez bézit holl unvan, truézek, karantézuz évei breûdeûr, trugarézuz, habask ha vuel.

9. Na rôit kéd droug évid droug, na malloz evit malloz; hôgen enn-énep róid hô pennoz; râg évit kément-sé oc'h galvet, évit ma piaouot bennoz ann digwéz.

10. Râk mar kâr eur ré ar vuez, ha mar fell d'ézhan gwélout deisiou mâd, ra zistrôi hé deôd diouc'h ann drouk, ha ra bellai hé vuzellou diouc'h ann touellerez.

11. Ra zistrôi diouc'h ann drouk, ha ra rai ar mâd: ra glaskô ar péoc'h, ha ra heûliô anézhan.

12. Râk daou-lagad ann Aotrou a zô war ar ré-wirion, hag hé ziskouarn a zélaou hô fedennou: hôgen dremm ann Aotrou a zô trôet a-eneb ar ré a ra drouk.

13. Ha piou a ri gaou oud-hoc'h, ma na rit néméd vâd?

14. Hôgen ma c'houzanvit eunn dra évid ar wirionez, é viot eûruz. N'hô pézet kéd a aoun râg hô aounhi, ha na zaozanit két.

15. Hôgen zantélit ann Aotrou enn hô kalounou; ha bézit daré é pép amzer da ziskleria da bép-hini pétrâ eo ann espérans a zô enn-hoc'h:

16. Hôgen gant poell ha gand douj, hag ô viroud eur gouatians vâd; évit ma teûi da véza mezékéet ar ré a lavar droug ac'hanoc'h, hvg eûz hô puézegez-vâd er C'hrist.

17. Râg gwelloc'h eo, mar fell gand Doué, gouzanvi oc'h ôber vâd, égéd oc'h ôber drouk.

18. Pa eo gwir pénaoz ar C'hrist a zô marô eur wéach évid hor péc'hédou, ann dén-gwirion évid ar ré-zizgwirion; évit ma kinnigché ac'hanomp da Zoué, goude béza marô enn hé c'hik, ha béza asbévet enn hé Spéred.

19. Dré behini e prézégaz d'ar ré a ioa dalc'het er prizoun;

20. Pére a oa bét diskrédig gwéchall, ô c'hortoz habaskded Doué

é deisiou Noé, pa réad ann arc'h, é péhini nébeûd a dûd, da lavaroud eo eiz dén hép-kén, a oé savétéet é-kreiz ann dour;

21. É pé zoaré é teû bréma ar vadisiant d'hô sarétei, nann ann hini a zeû da c'hlana ar c'hik, hôgen ann hini a rô eur goustians vâd é Doué, dré zazorc'hidigez Jézuz-Krist,

22 Péhini a zô é dourn déou Doué, goude beza bét tanvéet ar marô évid hol lakaad da béred d'ar vuez peûr-baduz; a zô piñed enn Énv, goude beza lekéad da blega dindân-han ann Éled, ann aotrouniézou, hag ar c'halloudou.

## IV. PENNAD.

1. PA eo daûz éta ar C'hrist gouzanvet enn hé gik, en em armit iré c'houi eûz ar ménoz-man, pénaoz nêb en deûz gouzanvet enn hé gik, a zô divec'h a béc'hed.

2. Évit na révô mui hervez c'hoantou ann dûd, hôgen hervez ioul Doué, e pâd ann amzer ma choumô c'hoaz er c'hik.

3. Râg a walc'h eo d'é-hoc'h enn amzer dremenet béza heûliet ioulou ar Baganed, ô kerzoud er gadélésiou, er gwall ioulou, er mézventiou, enn debreséézou, enn évérézou, hag é azeûlidigez argarzuz ann idolou.

4. Souézet int bréma ô veza na gerzit mui gant-hô enn bévélep diroiz a c'hadélez, hag e trouk-pédont gan-e-hoc'h.

5. Hôgen hi a zistolô kount d'ann hini a zô daré da varna ar ré-véô hag ar ré-varô.

6. Râk dre-zé eo eo bét prézéged ann Aviel d'ar ré-varô; évit ma vezint barnet hervez ann dûd er c'hik, ha ma vevint hervez Doué er spered.

7. Hôgen divez pép-trâ a dôsta: râk ae bézit fûr, bézit ha pédit.

8. Hôgen dreist pép-trâ hô pézet eur garantez kendalc'huz ann eil évid egile, râg ar garantez a c'hôlô meûr a béc'hed

9. *Róid* digémer ann eil d'égilé hép kroz.

10. Ra rôi pép-hini ac'hanoc'h, ével ma en deûz bét, pa'z oc'h rannerien holl c'hrasou Doué.

11. Mar komz eur ré, komzet ével pa rajé Doué. mar mér eur ré, méret ével dre c'halloud Doué; évit ma vézô meûlet Doué é pép-trâ dré Jézuz-Krist, da béhini eo ar c'hloar hag ar galloud é amzeriou ann amzeriou. Amen.

12 Va *Breûdeûr* ker, na vézit ket souézet pa'z oc'h arnodet dré daonjen ar gwall-ioulou, ével ma c'hoarvézché eunn dra-bennâg a névez gan-e-hoc'h,

13. Hôgen laouénait ô vézama hoc'h eûz hô lôd é glasiou ar C'hrist; évit ma en em laouenéot pa en em ziskouezô enn hé c'hloar.

14. Mar d-oc'h kunuc'hennet enn hanô ar C'hrist, c'houi a zô euruz; râg ann enor, ar c'hloar, ann ners a Zoué, hag he Spered a arzaô war-n-hoc'h,

15. Hôgen na c'houzanvet dén ac'hanoc'h ével eul lazer, pé evel eul laer, pe ével eunn droug-ôbérour, pé ével eur re a c'hoanta fé traou ar ré all.

16. Mar gouzanv ével Kristen, na rusiet két; hôgen meûlet hanô Doué.

17. Râk chétu ann amzer é péhini e téraouô ar varn dré dî Doué. Ha ma teraou dré-z-omp-ni, pétrâ é vézô ann divez eûz ar ré ha na grédont két e Aviel Doué?

18. Ha mar béz a-veac'h salvet ann dén gwirion, péleac'h en em ziskouézô ar fallagr hag ar péc'her?

19. Dré-zé ar ré a c'houzanv hervez ioul Doué, oc'h ôber mâd-ôberiou, erbedent hô énéou d'hô C'hrouer féal, oc'h ôber vâd.

## V. PENNAD.

1. MÉ a béd éta ar véleien a zô enn hô touez, ha mé béleg ével-hô, tést eûz a c'hlasiou ar C'hrist, hag ivé kévrenneg eûs ar c'hloar a dlé bézagwélet eunn deiz da zont:

2. Paskit dénved Doué a zô enn hô kreiz, oc'h évésaad out-hô nann

dré redi, hógen a-ioul-vâd hervez Doue : nann dré eur gounid mézuz, hógen a-e'hrâd-vâd :

3. Nann oc'h aotrounia war zigwéz *Doué*, hôgen oc'h en em reí da skouér d'ann dénved-a-greiz-kaloun.

4. Ha pa en em ziskouézò prins ar vésaerien, é vézò rôed d'é hoc'h ar gurunen diwévuz a e'hloar.

5. Ha e'houi ivé, tûd-iaouank, sentid oud ar ré-gôz. Diskouézid holl ar vuelded ann eil d'égilé; râk Doué a éneb oud ar ré-valc'h, hag a rô hé e'hrâs d'ar ré-vuel.

6. En em vuélaid éta dindân ann dourn e'halloudeg a *Zoué*, évit ma ac'hûelai ac'hanoc'h e amzer he wélédiges :

7. O teûrel eun-han hoc'h holl enkrez, ô véza ma teû d'hô prederia,

8. Bezid dilontek ha beûit; râg ann diaoul, hoc'h énébour, a drô war hô trò ével eul léon iuduz, ô klaskout péh a helló da lounka.

9. Énébid out-han ô choum stard er feiz; ó e'houzout penaos hô preûdeûr pésé a zò *skiñet* dré ar bed a e'houzanv ann hévélep enkrézou ha e'houi.

10. Ha Doué pép grâs, péhini en deûz hor galvet eûn hé e'hloar peûrbaduz dré Jézuz-Krist, goude m'hô pezò gouzañvet eunn nébeûd amzer, r'hô klôkai, r'hô krévai, r'hô stardô.

11. D'ezhan-*va vezò* ar e'hloar hag ar galloud, é amzeriou ann amzeriou. Amen.

12. Berr *a-walc'h* em eûz skrivet d'é-hoc'h, war va ménô, dré Zilvanuz hor breûr kér; ô tiskleria hag ô testénia ac'hanoc'h pénaoz gwir e'hras Doué eo ann hini é péhini é choumit stard.

13. Ann Iliz a zò é Babilon, hag a zò dilennet ével-d-hoc'h, a zalud ac'hanoc'h, ha Mark, va mâb ivé.

14. En em zaludit ann eil egilé dré eunn aff santel. *Ra vezò* ar e'hrâs gan-é-hoc'h holl, c'houi péré a zò é Jezuz-Krist. Amen.

# EIL LIZER SANT PER ABOSTOL.

## I. PENNAD.

1. SIMON-PER, servicher hag Abostol Jezuz-Krist, d'ar ré hô deûz bet ann hévelep feiz gan-é omp, é gwirionez hon Doué ha Salver Jézuz-Krist.

2. Ar c'hràs hag ar péoc'h ra greskô ann-hoc'h dré ann anaoudégez a Zoué, hag a Jezuz-Krist hon Aotrou

3. Évcl ma en deûz rôed d'é-omp, dré hé c'halloud a Zoué, kement trâ a zell oud ar vuez hag out karantez Doue; ô rei da anaout d'é omp ann hini en deûz hor galvet dré hé c'hloar ha dré hé nerz hé-unan;

4. Dré béhini en deûz rôed d'é-omp ar grasou bràz ha talvouduz en doa diouganet; évit ma teûfac'h gant-hô da veza kévrennek eun natur divin, goude bezatec'het dioue'h saotr ar gwall-ioulou a zô er béd,

5. C'houi a dlé ivá lakaad hoc'h holl breder évit framma oud hô feiz ann nars; oud ann ners ar wiziégez;

6. Oud ar wiziégez ann dilontégez; oud ann dilontégez ann habaskded; oud ann habaskded karantez Doué;

7. Out karantez-Doue karantez-breûr; hag out karantez-breûr karantez ann uésa.

8. Ma eo em gav ar *grasou-zé* enn hoc'h, ha mar d-éont war-gresk, é raint penaoz na vézô két didalvoudiz ha difrouez ann hoc'h ann anaoudégez hoc'h eûz eûz a hon Aotrou Jézuz Krist.

9. Högen ann hini é péhini n'éma két kement sé, a zô dall, hag a gerz enn eur dastourni, oc'h ankounac'haat penaoz eo bet glanet eûz hé bec'hedou koz.

10. Râk sé, va breûdeûr, likid hô striv da grévaad hô kalvédigez hag hô tilenn dré hô mâd-ôberiou; râg oc'h ôber kement-sé na bec'hot bikenn.

11. Râg èvel-sé é vézô rôed d'é-hoc'h eunn donédigez vâd é rouantelez peûr-badoz hon Aotrou ha Salver Jézuz-Krist.

12. Dré ze e figasinn bépréd ann traou-ze da goun d'é hoc'h; pétrâ-bennâg ma'z oc'h gwiziek ha kréteet et wirionez-zé.

13. Högen mé a veon pénaoz é vé reiz, e-pâd ma émounn enn tabernakl man, é savche n ac'hanoc'h er c'houn-zé:

14. O c'houzout pénaoz abarz némeûr é tilézinn ann tabernakl-man, èvel ma en deûz hé rôed da anaoud d'in hon Aotrou Jézuz-Krist.

15. Ha mé a lakai évez ma hellot bépred, ha mé marô, kaout koun eûz ann traou-man.

16 Râk né ked oc'h heûlia sorc'hennou gwén, hon eûz rôed da anaoud d'e-hoc'h ann ners hag ann donédigez eûz a hon Aotrou Jézuz-Krist; hogen goude béza gwélet hon-unan hé veûrdez.

17. Râk rôed é oé d'ezhan gand Doue ann Tâd ann énor hag ar c'hloar, pa laoskaz ar gér-man gand eur skéd brâz: Hé-man eo va Mâb kér, é péhini em eûz lékéat va holl garantez; sélaouit hén.

18 Hag ar vuuez-ze hon eûz klevet o tond eûz ann Env, pa edomp gant-han war ar ménez santel.

19. Ha hêz' hon eûz lavariou starioc'h ar Brofeded, da berô a tuic'hut ervâd, evel da eur c'hlaûzeur a luc'h enn eul leac'h téval, bétâ ma c'houlaou ann deiz, ha ma sâv ar wérelaouen enn hô kalounou:

20. O poella da genta pénaoz pep diougan eûz ar Skritur ne két displeged dre eunn diskleriadur a-zevri.

21. Råk né kéd dré ioul ann dûd eo bét digaset d'eomp gwechall ann diougenou : hôgen dre ali ar Spered-Santel eo hô deûz komzet tùd santel Doue.

## II. PENNAD.

1. HOGEN ével ma éz eûz bét fals-broféded é-touez ar bobl, é vézô ive fals-vistri enn hô touez, peré a zigasô herézion kollux, ha péré ô tinac'ha eun Aotrou en deûz hô frénet, a dennô war-n-ézhô hô unan eur gollidigez buan.

2. Ha meûr a hini a heûliô hô direision, hag a lakai hent ar wirionez da véza drouk prezeget ;

3. Hag évit hô fizôni é werzint ac'hanoc'h gant komsiou troidelluz, hôgen hô barnédigez douget pell-zô na éhan két, hag hô c'hollidigez oa gousk ket.

4. Råk ma n'eu deûz két bét Doue a azaouez évid ann Éled hô deûz péc'het, hôgen ma en deûz hô zaolet enn ifern, hag hô chadennet enn devalien, évit hô mirout beteg ar varn ;

5. Ma n'eo deûz két bét a azaouez évid ar béd kôz, ô véza n'en deûz miret da eizved némét Noé prézégour ar wirionez, pa skulaz dour al livaden war véd ann dûd fallagr ;

6. Ma en deûz dismantret keriou Sodoma ha Gomorra, oc'h hô lakaad é ludu, évid hô rei da skouér d'ar ré a vévô er fallagriez ;

7. Ma en deûz dieûbet Lot ann dén gwirion, pehini a ioa heskinet gant kuzuc'hennou ha gant gadélez ann dud fallagr ;

8. Ann dén gwirion-zé pehini a choumé enn hô zouez, ha pehini a oa heskinet enn hé éné a-zeiz-é-deiz, gand hô gwall-ôberiou er gwéled hag er c'hleved.

9. Ann Aotrou a oar tenna eûz ann arood ar ré a går Doue, ha miroud ar ré fallagr da zeiz ar varn évid hô gwana.

10. Ha dreist-holl ar ré péré évit gwalc'ha hô ioul budur a heûl frouddennou ar c'hik, a zispriz ann aotrouniez, a zô balc'h, en em gar hô-unan : ha n'hô deûz kéd a aoun ô tigas rannou fallagr ;

11. É léac'h aon Éled, pétrâ-bennâg m'az int brasoc'h e ners hag é galloud, na zougont kéd a wall varn ana ed ouc'h egile.

12. Hôgen ar re man, hénvel out loéned direiz, péré kervez ann natur a zô kemeret ha lazet, ô taga gand hô drouk-komsiou ar péz oa anavezont két, a vezo kollet enn hô breinadurez ;

13. Ha ròed é vézô d'ezhô ar gôbr eûz hô fallagriez, hi péré a går tremenout ann deision enn dudiou, a zô gôlôed a zaotr hag a nammou, en em zireiz er banvesiou a reont gan é-hoc'h ;

14. A zô leûn hô daou-lagad a avoultriez, hag eûz a eur pec'hed ha na éhan népréd ; a zidenn étrézég enn hô ann eoéou edrô ; hô deûz hô c'haloun hoazet d'ar bizôni ; a zô bugalé ar valloz.

15. Hô deûz dilezet ann hent eeun, hag a zô faziet, oc'h heûlia hent Balaam *mâb* Bosor, pehini á garaz gôbr hé fallagriez.

16. Hôgen hen a gavaz ann trec'h eûz hé follentez ; eunn azen mûd, pehini a gomzaz gant mouéz eunn déo a énebaz out follentez ar profed-zé.

17. Ar ré-zé a zô feunteûniou dizour, ha kommoul borellet gand ar gourventennou ; hag eunn dévalien zû a zô évit-hô.

18. Råg ô komza gant geriou-balc'h ha rok, é tidennont dré c'hoantou lik ar c'hik, ar ré péré néheûd a-raok a oa teo'het dioud ar ré a oa é fazi ;

19. O tiougani d'ézhô ar frankiz, pétrâ-benoâg ma ind hô-unan sklaved eûz ar vreinadurez. râk piou-bennâg a zô bet trec'het, a zô sklâv eûz ann hini en deûz hé drec'het.

20. Râg, goudé bêza en em dennet eûz a vreinadurez ar bed dré anaoudégez hon Aotrou ha Salvel Jézuz-Krist, mar d int trec'het oc'h en em rei a nevez d'ann traou-zû. hô stâd diwéza a zô gwâz égéd ar c'henta :

22. Râg gwell é vé béd d'ézho na anavézchent két bent ar wirionez, égét goudé héza hé anavézet distrei diouc'h ar gourc'hémenn santel a oa bét rôed d'ézhô.

23. Hôgen c'hoarvézet eo ganthô ar péz a lévéreur dré eur gwir lavar : Ar c'hi a zô distrôet d'hé c'houéden ; hag ann houc'h goudé béza bet gwalc'het, a zô en em zaôet a-nevez er fank.

## III. PENNAD.

1. CHÉTU ann eil lizer a skrivann d'é-hoc'h, va breûdeûr ker; hag enn-hô hô-diou é kentraouann hô spered gwirion dré va aliou :

2. Évit ma hô pezô koun eûz a c'heriou ar Broféded santel, a béré em eûz komzet d'é hoc'h, hag eûz a c'hourc'hémenoou ann Ebestel en deûz ann Aotrou ha Salver rôed d'é-hoc'h.

3. Gwézit da genta pénaoz é teûi enn deisiou diveza touellerien pere a heûliô hô gwall-ioulou hô-unan,

4. O lavaront : Péléac'h éma ann diougan eûz hé zonédigez ? Râg abaoé ma eo kousket ann tadou, pép-trâ a choum er stâd ma édo é derou ar béd.

5. Râk dré hô ioul eo na ouzont két pénaoz ann énvou a zô bét gréat da genta dré c'hér Doué, kerkouls hag ann douar, péhini a zô savet eûs ann dour, hag a bâd dré ann dour ;

6. Ha pénaoz koulskoudé ar béd a neûzé na éaz-da-gét dré ann taouzé, ô véza beûzet gand dic'hlann ann dour.

7. Hôgen ann énvou hag ann douar a-vréma, a zô miret, dré ann hévélep gér évid ann tân, é deiz ar varn ha kollidigez ann dûd fallagr.

8. Hôgen eunn dra zô war hé-hini na dléit két béza diwiziek, va breûdeûr kér, pénaoz dirâg ann Aotrou eunn deiz a zô ével mil bloaz, hâ mil bloaz ével eunn deiz.

9. Ann Aotrou n'en deûz ket gourzézet sévénidigez hé c'hér, é-c'hiz ma venn hoiennou ; hôgen he hir-c'hortozidigez a ziskouez d'é-omp, pa na fell ked d'ezhan é vé kollet den, hogen ma tatrôje pép-hini d'ar binijen.

10. Hôgeo deiz ann Aotrou a zeûi evel eul laer-nôz : ha neûzé gand eunn trouz brâz éz ai ann énvou é-biou : ann elfennou a deûzô gand ar c'hronéz, hag ann douar ha kément a zô enn-han a vézô losket.

11. Pa dlé éta kement-sé holl mond-da-get, petrâ e tlit-hu da veza enn hô lavariou hag enn hô karantez evid Doue ?

12. O c'hortozi hag oc'h hasta donédigez deiz ann Aotrou, é péhini ann énvon a vézô losket ha diforc'het, hag ann elfennou a vézô teûzet gant grouéz ann tân.

13. Râk ni a c'hortoz, hervez hé c'hér, énvou névez, hag eunn douar névez, é péhini é choumô ar wirionez.

14. Râk-sé, va breûdeûr kêr, pa c'hortozit kement-se, labourid é péoc'h, évit ma viot kavet ganthan dinam ha didamall.

15. Ha sellit hîr c'hortozidigez han Aotrou ével eunn dra vâd évid hô silvidigez : é c'hiz ma en deûz skrivet d'é hoc'h hor breûr kér Paol, hervez ar furnez a zô bét rôed d'ézhan ;

16. Ével ma ra ivé enn hé holl lizéri, é péré é komz eûz ann traouzé ; é peré éz eûz lec'hiou diez da boella, hag a zistrô ann dûd diwiziek hag édrô, ével ar Skriturion all, enn hô c'holl.

17. C'houi éta, va breûdeûr, péré a oar kement-se, likid évez ouz-hoc'h, gand aoun, oc'h en em zei da fazi ann dûd diskiant-zé, na zeûfac'h da gouéza eûz hô stard-der.

18. Hôgen kreskid er c'hrâs hag é anaoudégez hon Aotrou ha Salver Jézuz-Krist. D'ézhan ra vézô ar c'hloar bréma, hag e deiz ann eternité. Amen.

# KENTA LIZER SANT IANN ABOSTOL.

## I. PENNAD.

1. *NI a brezeg d'é-hoc'h* ar gér a vuez, péhini a ioa er penn-kenta, péhini hon eûz klevet, péhini hon eûz gwélet gand hon daou-lagad, péhini bon eûz araestet ha war béhini hon eûz lékéat hon daouarn;

2. Râg ar vuez a zô en em ziskouézet, ha ni hon eûz hé gwélet, ha ni hon eûz hé zesteniet, ha ni hon eûz diskleriet d'é-hoc'h ar vuez peûr-badus, a ioa enn Tâd, hag a zô en em ziskouézet d'é-omp;

3. Hon eûz gwelet ha klevet, hag hon eûz prezeget d'é-hoc'h, évit ma hô pezô kevrédigez gan-é-omp, ha ma vézô hor c'hévrédigez gand ann Tâd, ha gand hé Vâb Jézuz-Krist.

4. Ha kement-man a skrivomp d'é-hoc'h, évit ma en em laouénaot, ha ma vézô leûn hô lévénez.

5. Chétu ann diskleriadur hon eûz klevet gant-han, hag a roomp da anaoud d'e-hoc'h: Pénaoz Doué a zô ar goulou, ha pénaoz n'eûz tévalien e-bed enn-han.

6. Ma lévéromp pénaoz hon eûz kévrédigez gant-han, hag é kerzomp enn devalien, é lévéromp gaou, ha na heûliomp kéd ar wirionez.

7. Hógen mar kerzomp er goulou, évelma éma er goulou, hon eûz kévredigez ann eil gand egilé, ha gwâd Jézus-Krist hé Vâb a c'hlân ac'hanomp a bép pec'hed.

8. Ma lévéromp n'eûz kéd a béc'hed enn-omp, en em douellomp hon-unan, hag ar wirionez n'éma kéd enn-omp.

9. Mar kovésaomp hor péc'hédou, hén a zô féal ha gwirion, évid disteûrel d'é omp hor péc'hédou, hag hor glana eûz a bép fallagriez.

10. Ma lavéromp n'hon eûz két péc'het, hel lekéomp da c'haouiad, hag hé c'hér n'éma kéd enn-omp.

## II. PENNAD.

1. VA bugaligou, mé a skriv ann dra-man d'é-hoc'h, évit na bec'hot két. Hógen mar péc'h unan-bennâg, hon eûz eunn erhéder dirâg ann Tâd, Jézuz-Krist ar gwirion.

2. Hag hén eo ann hostiv évid hor péc'hédou; ha nann hép-kén évid hor ré, hógen ivé évit ré ar bed holl.

3. Hag é kément man é c'houzomp ma anavezomp anézhan, ma viromp hé c'hourc'hémennou.

4. Néb a lavar pénaoz éc'h anavez anézhan, ha na vir kéd hé c'hourc'hemennou, a zô eur gaouiad, hag ar wirionez n'éma kéd enn-han.

5. Hógen mar mir eur ré hé c'hér, évit gwir karantez Doué a zô klok enn-han. Dre-ze eo éc'h anzomp pénaoz émomp enn-han.

6. Neb a lavar é choum enn-han, a dlé kerzout évelma en deûz kerzet.

7. Va *breûdeûr* kér, na skrivann két d'é hoc'h eur gourc'hémenn nevez, hógen ar gourc'hémenn kôz hoc'h eûz bét er penn-kenta. Ar gourc'hémenn kôz-ze eo ar gér hoc'h eûz klevet.

8. Koulskoudé é skrivann d'é-hoc'h eur gourc'hemenn nevez, ar pez a zô gwir hag enn-han, hag enn-hoc'h, pénaoz eo tréménet ann dévalien, ha ma teû a-vréma ar gwir c'houlou da luc'ha.

9. Néb a lavar pénaoz éma er goulou, hag a gasa hé vreûr, a zô c'hoaz enn dévalien.

10. Neb a gâr hé vreûr, a choum

er goulou, ha n'eûz kéd a wallakouér enn-han.

11. Hôgen néb a gasa hé vreûr, a zô enn dévalien : enn dévalien é kerz, ha né oar péléac'h éz â : rag ann dévalien é deûz dallet hé zaou-lagad.

12. Skriva a rann d'é-hoc'h, bugaligou, ô véza ma eo distaolet d'é-hoc'h hô péc'hédou enn abek d'hé hanô.

13. Skriva a rann d'é-hoc'h, tadou, ô véza ma hoc'h eûz anavezet ann hini a zô adaleg ar pennkenta. Skriva a rann d'é-hoc'h, tûd-iaouank, ô véza ma hoc'h eûz trec'hed ar *spered* droug.

14. Skriva a rann d'é hoc'h, bugale, ô véza ma hoc'h eûz anavézet ann Tâd. Skriva a rann d'é-hoc'h, tûd-iaouank, ô véza ma oc'h kré, ma choum gér Doué enn-hoc'h, ha ma hoc'h eûz trec'het ar *spered* droug.

15. Na girit kéd ar béd, nag ar péz a zô er béd. Mar kar eur rê ar béd, n'éma kèt karantez ann Tâd enn-han.

16. Râg kémend a zô er béd a zô droug-ioul ar c'hik, ha droug-ioul ann daou-lagad, ha balc'hder ar vuez, ar péz na zeû kéd eûz ann Tâd, hôgen eûz ar béd.

17. Ar béd a drémenn, hag hé droug-ioul iré. Hôgen néb a ra ioul Doué, a choum da-vikenn.

18. Bugaligou, ann heur zivéza eo, hag ével ma hoc'h eûz klevet pénaoz é tlé dond ann Antikrist, bréma éz eûz meûr a Antikrist : hag achanô éc'h ouzomp pénaoz eo deûed ann heur zivéza.

19. Ac'hanomp int savet, hôgen né oant kéd ac'hanomp : râk ma oant béd ac'hanomp, é vijend ivé choumet gan-é-omp ; hôgen evit ma vijé gouezet penaoz n'int kéd holl ac'hanomp.

20. Hôgen c'houi hoc'h eûz bét lardérez ar *Spéred-Santel*, hag éc'h anavézit pep-trâ.

21. N'em eûz két skrivet d'é-hoc'h ével da dûd péré na anavézont kéd ar wirionez, hôgen ével d'ar ré ha anavez; hag ar gaou na zeû kéd eûz ar wirionez.

22. Piou a zô gaouiad, némét ann hini a nac'h pénaoz Jezuz eo ar C'hrist? Hen-nez eo eunn Antikrist, pébini a nac'h ann Tâd hag ar Mâb.

23. Piou-bennâg a nac'h ar Mâb, na anavez kéd ann Tâd; ha piou-bennâg a anzaô ar Mâb, a anavez ivé ann Tâd.

24. Ra choumô enn-hoc'h ar péz hoc'h eûz klevet adaleg ar pennkenta. Ma choum enn hoc'h ar pez hoc'h eûz klevet adaleg ar pennkenta, é choumod ivé c'houi er Mab hag enn Tâd.

25. Ha kement-se eo en deûz gwéstlet d'é-omp, ô wésila ar vuez peûr-baduz.

26. Chetu petrâ a skrivann d'é-hoc'h diwar benn ar re a zeû d'hô touella.

27. Ha c'houi, ra choumô enn-hoc'h al lardérez a zô bét rôed d'é-hoc'h gant *Mab Doué*. Ha n'hoc'h eûz kéd a ézomm é teûfé dén d'hô teski : hôgen evel ma teû al lardérez-zé da ziski d'é-hoc'h pép-trâ, ha ma'z eo ar wirionez, ha nann ar gaou, ével-sé choumid er péz en deûz desket d'é-hoc'h.

28. Bréma éta, va bugaligou, choumid enn-han ; évit, pa en em ziskouezô, ma hor bézô fisians, ha na vézimp két mézékéet gant-han pa zeûi.

29. Mar gouzoc'h pénaoz eo gwirion *Doué*, gwézit pénaoz kémend dén a vév hervez ar wirionez, a zô ganed diout-han.

### III. PENNAD.

1. GWÉLIT pébez karantez en deûz rôed ann Tâd d'é-omp, oc'h hol lakaad da véza galvet ha da véza *évit-gwir* mipien da Zoué. Dre zé eo na anavez kéd ar béd ac'hanomp, ô véza na anavez ked anézhan.

2. Va *breûdeûr* kér, mipien Doué omb bréma : hôgen n'eo em ziskouez két c'hoaz ar péz a vézimp. Gouzoud a réomp pénaos pa en

eraa ziskouézô *Jésuz-Krist*, é véimp hénvel out-han, râg bé wéloud a raimp ével ma éma.

3. Ha Piou bennâg en deûz ann espéranz-zé enn-han, en em zantélô ével ma eo sant hé-unan.

4. Piou-bennâg a ra eur péc'hed, a ra ivé enn direiz; râg eunn direiz eo ar péc'hed.

5. Ha c'houi a oar pénaoz eo en em ziskouézet évit lémel hor péc'hédou; ha n'eûz kéd a béc'hed enn han.

6. Piou bennâg a choum enn-han, na béc'h két: ha piou-bennâg a béc'h, na wél kéd anézhan, ha na anavez kéd anezhan.

7. Va bugaligou, na douellet dén ac'hanoc'h. Néb a ra ar wirionez, a zô gwirion, ével ma eo gwirion *Jésuz-Krist*.

8. Néb a ra ar péc'hed, a zeû eûz ann diaoul; râg ann diaoul a béc'h abaoe ann derou. Ha drézé eo deûet Mâb Doue, évid diskara ôberion ann diaoul.

9. Piou-bennâg a zô ganet eûz a Zoué, na ra kéd a béc'hed; râg hé hâd a choum enn-han, ha na hell két péc'hi, ô véza ma eo ganet eûz a Zoué.

10. É kément-sé eo anat mipien Doué, ha mipien ann diaoul. Piou-bennâg n'eo két gwirion, na zeû kéd a Zoué, ken-nébeûd hag ann hini ha na gâr kéd hé vreûr.

11. Râg ar péz a zô bét rôed da anaoud d'é-hoc'h, hag hoc'h eûz klevet adaleg ar penn-kenta, eo ma en em gerrot ann eil égilé.

12. Nann ével Kain, péhini a oa deûed eûz ann drouk, hag a lazaz hé vreûr. Ha pérâg é lazaz-hén anezhan? O véza ma oa droug hé ôberiou, ha ma oa mâd ré hé vreûr.

13. Na vézit két souézet, va breûdeûr, mar teû ar béd d'hô kasaat.

14. Nî a oar pénaoz omp treménet eûz ar marô d'ar vuez, ô véza ma karomp hor breûdeûr. Néb na gâr két, a choum er marô.

15. Piou-bennâg a gasa hé vreûr, a zô lazar-dén: ha c'houi a oar pénaoz lazer-tien e-béd n'en deûz ar vuez peûr-badus ô choum enn-han.

16. Anaoud a réomp karantez Doué enn hor c'hénver, ô véza ma en deûz rôed hé vuez évidomp. Ha ni a dlé ivé rei hor buez évid hor breûdeûr.

17. Ma en deûz unan-bennâg madou ar béd man, hag é wélô hé vreûr enn ézomm, hag é serrô hé galoun d'ezhan, pénaoz é choumô enn-han karantez Doué?

18. Va bugaligou, na garomp két dré c'hér, pé dré zeôd, hôgen gand ôber ha gant gwirionez.

19. Ha dré-zé eu éc'h anavézomp pénaoz é teûomp eûz ar wirionez, ha pénaoz é kreisimp hor c'halounou dirâ-z-han.

20. Mar teô hor c'haloun da damallout ac'hanomp, Doué a zô brasoc'h éged hor c'haloun, hag ec'h anavez pép-trâ.

21. Va *breûdeûr* kér, ma na zeû két hor c'haloun d'hon tamallout, hon eûz fisians dirâk Doué.

22. Ha pétrâ-bennâg ma c'houlennimp digant-han, hé rôi d'é-omp; ô véza ma viromp hé c'hourc'hémennou, ha ma réomb ar péz a blij d'ézhan.

23. Hag hé-man eo hé c'hourc'hémenn Ma krédimp é hanô Jézuz-Krist hé Vâb, ha ma en em girimp ann eil egile, ével ma en deûz hé c'hourc'hemenned d'é-omp.

24. Hag ann hini a vir hé c'hourc'hémennou, a choum é *Doué*, hé *Doué* enn-han: ha dre ar Spéred en deûz rôed d'é-omp eo é c'houzomp pénaoz é choum enn-omp.

## IV. PENNAD.

1. VA *breûdeûr* kér, na grédit kéd da hép spéred, hôgen arnodit mar d-eo spéredou eûz a Zoué: râk meûr a fals-profed a zô saved er béd

2. Ghéta diouc'h pétrâ éc'h anavézot spered Doué. Kément spéred a ansav pénaoz Jezuz-Krist a zô deûet ér c'hik, a zô eûz a Zoué.

3. Ha kément spered a rann Jézuz-Krist, né kéd eûz a Zoué; hag hen eo ann Antikrist, péhini hoc'h eûz klevet a dlie dont, hag a zô a-vréma er béd.

4. C'houi a zô eûz a Zoué, va bugaligou, hag hoc'h eûz hé dréc'het, ô véza ma eo brasoc'h ann hini a zô enn-hoc'h, eged ann hini a zô er béd.

5. Eûz ar béd int; râk-sé é komsont hervez ar béd, hag ar béd a zélaou anézhô.

6. Nî a zô eûz a Zoué. Néb a anavez Doué, a zélaou ac'hanomp: nép né kéd eûz a Zoué, na zélaou kéd ac'hanomp. Diouc'h kément-sé eo éc'h anavézomp ar spered a wirionez, hag ar spéred a c'hzou.

7. Va *éreûdeûr* kér, eo em garomp ann eil égilé: râg ar garantez a zô eûz a Zoué. Ha kémend hini a gâr, a zô ganet eûz a Zoué, hag a anavez Doué.

8. Nép na gâr két, na anavez kéd Doué, râk Doué a zô karantez.

9. É kément-man eo en em ziskouézet karantez Doué enn hor c'hénver, ma eo deûz kased hé Vâp penn-her er béd, évit ma vévimp dré z-hau.

10. É kément-man éma ar garantez; nann ô véza ma hon eûz karet Doué, hôgen ô véza ma en deûz hor c'haret da genta, ha ma en deûz kased hé Vâp da hostiv évid hor péc'hédou.

11. Va *éreudeur* kér, ma en deûz Doué hor c'haret ével-sé, é tléomb ivé en em garout ann eil égilé.

12. Dén n'en deûz biskoaz gwélet Doué. Ma en em garomp ann eil egilé, Doué a choum enn-omp, hag hé garantez a zô klok enn-omp.

13. Diouc'h kement-man éc'h anavéromp pénaoz é choumomp enn-hon, hag hen enn-omp, ô véza ma en deûz rôed d'é-omp lôd eûz hé Spéred.

14. Ha nî hon eûz gwélet, ha nî a hell da desténia, pénaoz ann Tâd en deûz kased hé Vâb da Zalver d'ar bed.

15. Piou-bennâg a anavô pénaoz Jézuz a zô Mab Doue, Doué a choum enn-han, hag hen é Doué.

16. Ha nî hon eûz anavézet ha krédet ar garantez en deûz Doué évid omp. Doué a zô karantez; ha néb a zô er garantez, a chouma é Doue, ha Doue enn-han.

17. É kément-man eo klôk karantez Doué enn omp, ma hon eûz fisians é deiz ar varn: râk ével ma éma hen, émomb ivé er bédman.

18. Ann aoun n'éma két er garantez: hôgen ar garantez klôk a gâz kuit ann aoun; râg ann aoun é deûz poan *gant-hi*, ha néb en deûz aoun, né ket klôk er garantez.

19. Karomp eta Doué nî, ô véza ma en deûz Doué hor c'haret dagenta.

20. Piou-bennâg a lavar; Doué a garann, hag a gaza hé vreûr, a zô eur gaouiad. Râk nép na gâr kéd hé vreûr péhini a wél, pénaoz é hellô-hen karoud Doué péhini na wél két?

21. Hag ar gourc'hémenn-man hon eûz bét digand Doué: Pénaoz néb a gâr Doué, à dlé ivé karoud hé vreûr.

## V. PENNAD.

1. KÉMEND hini a gréd pénaoz Jézuz eo ar C'hrist, a zô ganet eûz a Zoué: ha kemend hini a gâr ann hini eo deûz ganet, a gâr ivé ann hini a zô bét ganet gant-han.

2. Diouc'h kément-man éc'h anavézomp pénaoz é karomp bugalé Doue, pa garomp Doué, ha pa viromp hé c'hourc'hémennou.

3. Râk karantez Doué eo, ma viromp hé c'hourc'hémennou; hag hé c'hourc'hémennou n'int két bec'hiuz.

4. Râk kément trâ a zô ganet eûz a Zoué, a dreec'h ar béd: hag ar gounid eo péhini a dreec'h ar béd, eo hor feiz.

5. Piou eo ann hini a dreec'h ar béd, némed ann hini a gréd pénaoz Jézuz a zô Mâb Doué.

6. Ann hévélep Jézuz-Krist eo

péhini a zô deûed dré ann dour ha dré ar gwâd : nann dré ann dour hép kén, hógen dré ann dour ha dré ar gwâd. Hag ar Spered eo, péhini a zeû da desténia pénaoz ar C'hrist eo ar wirionez.

7. Rák tri int a rô testéni enn Env : ann Tâd, ar Gér, hag ar Spered-Santel ; hag ann tri zé n'int néméd eunn hévelep trâ.

8. Ha tri int a rô testéni war ann douar : ar Spéred, ann Dour, hag ar Gwâd ; hag ann tri-zé n'int néméd eunn hévelep trâ.

9. Ma hon eûz digémeret testéni ann dûd, testéni Doué a zô brasoc'h ; ha chétu ann desténi vrâzé en deûz roed Doué hé-unan diwar-benn hé Vâb.

10. Néb a gred é Mâb Doué, en deûz testéni Doué enn-han. Nép na gréd kéd er Mâb, a laka *Doue* da c'haouiad, ô véza na gréd két enn desténi enn deûz rôed Doué diwar-benn hé Vâb.

11. Hag ann desténi-zé eo, pénaoz Doue en deûz roed d'e-omp ar vuez peûr-baduz, ha ma'z eo ar vuez zé enn hé Vâb.

12. Neb en deûz ar Mâb, en deûz ar vuez; nep n'en deûz kéd ar Mâb, n'en deûz kéd ar vuez.

13. Kément-man a skrivann d'é-hoc'h, évit ma wiot pénaoz hoc'h eûz ar vuez peûr-baduz, c'houi péré a gréd é hanô Mâb Doué.

14. Hag hé-man eo ar fisians hon eûz enn-han, pénaoz pétrâ bennâg ma c'houlennimp digant-han hervez hé ioul, é selaoû ac'hanomp.

15. Ha gouzoud a réomp pénaoz e sélaou ouz-omp é kément a c'houlennomp digant-han ; hag hé c'houzoud a réomp, ô véza ma hon eûz bet ar pez hon eûz goulennet digant-han.

16. Mar gwél eur ré hé vreûr oc'h ober eur péc'hed a na'a a kéd d'ar marô, pédet, hag é vézô rôed ar vuez d'ar pec'her, ma n'éz a ked hé bec'hed d'ar marô. Eur pec'hed zô hag a ia d'ar marô, ha kéd évid héo nez é lavarann pidi.

17. Pep drougiez a zô pec'hed ; hôgen eur pec'hed zô hag a ia d'ar marô.

18. Gouzoud a réomp pénaoz kément hini a zô ganet a Zoué, na béc'h két : hôgen ar ganediguez a Zoué a vir anézhan, hag ann drouk na stok kéd out-han.

19. Gouzoud a réomp pénaoz éz omp a Zoué : hag ar béd holl en em gav dindân ann drouk-*spered*.

20. Ha gouzoud a réomp pénaoz eo deûet Mâb Doué, hag en deûz rôed d'é-omp ar poell évid anaoud ar gwir Zoué, hag évit béza enn hé wir Vâb. Hén eo ar gwir Zoue, hag ar vuez peûr-baduz.

21. Va bugaligou, en em ziwallit diouc'h ann idolou. Amen.

---

# EIL LIZER SANT IANN ABOSTOL.

1. Ar bélek d'ann itroun Élekta, ha d'hé bugalé, péré a garann er wirionez, ha nann mé va-unan, hôgen ar ré boll a anavez ar wirionez;

2. Enn abek d'ar wirionez a choum enn-omp, hag a vézô gan-é-omp da virvikenn.

3. Ra vézô gan-é boc'h ar c'hrâs, ann trugarez, hag ar péoc'h digand Doué ann Tâd, ha *digant* Jézuz-Krist Mâb ann Tâd, er wirionez hag er garantez.

4. En em laouénéet brâz ounn ô wélout hinienou eûz da vipien ô kerzout er wirionez, hervez ar gourc'hémenn a zô rôed d'é-omp gand ann Tâd.

5. Ha bréma é pédann ac'hanod, itroun, nann ével ma skriffen d'id eur gourc'hémenn névez, hogen é-c'hîz ma eo bét rôed d'é-omp adalek ar penn-kenta, Ma en em gizimp ann eil égilé.

6. Hag hou-man eo ar garantez, ma kerzimp hervez gourc'hémennou *Doué*. Râg hé-man eo ar gourc'hémenn, ma kerzot enn-han, ével ma boc'h eûz hé gleved adaleg ar penn-kenta.

7. Râk kalz touellérien a zô savet er béd, péré na anavont kêt pénaoz eo deûet Jezuz-Krist er c'hîk : hennez eo ann toueller hag ann Antikrist.

8. Likid évez, c'houi, gand aoun na gollac'h ar péz boc'h euz grêat, hôgen ma vézô rôed d'é-boc'h eur gôpr leûn.

9. Piou-bennâg a dec'h, ha na choum kêt é kélenadurez ar C'hrist, n'en deûa ked Doué : ha néb a choum er gélénadurez, hen-nez en deûz hag ann Tâd hag ar Mâb.

10. Mar teû eur re d'hô kavont, ha ma na zoug két ar gélénadurezzé, na zigémérit kéd anézhan enn hô ti, ha na lavirit két Deiz-mâd d'ézhan

11. Râk néb a lavar Deiz-mâd d'ézhan, zô kévrennek enn hé wall óberiou.

12. Pétrâ-bennâg m'am bou kalz a draou da skriva d'é-hoc'h, né két felled d'in hé óber gant paper ha liou : râk mé a esper mond d'hô kwélout, ha komza ouz-hoc'h bég-ouc'h-vég; évit ma vézô leûn hô lévénez.

13. Mipien da c'hoar Élekta a zalud ac'hanod.

## TRÉDÉ LIZER SANT IANN ABOSTOL.

1. AR bélek da Gaiuz va miñoun kér, pehini a garann er wirionez.

2. Va *miñoun* kér, me a béd *Doué* ma vézi euruz ha iac'h, ével ma eo euruz da éné.

3. En em laouénéet brâs ounn, pa eo deûet ar vreûdeûr, ha pa hô deûz rôet testéni d'az gwirionez, ô lavaroat pénaoz é kerzez er wirionez.

4. N'em eûs kéd a vrasoc'h lévénez, égét klevout pénaoz va bugalé a gerz er wirionez.

5. Va *miñoun* kér, eunn dra vâd a rèz, pa brédériez ar vreûdeûr, ha dreist-holl ann diavésidi,

6. Péré hô deûz rôet testéni d'az karantez dirâg ann Iliz : hag ervâd é ri lakaad hô ambrouga enn eunn doaré dlô a Zoué.

7. Râg évid hé hanô eo ind éat enn hent, hép kémérout nétrâ digand ar Jentiled.

8. Ni a dlé éta hô digémérout enn doaré-zé, évit ma vézimp kenôberourien ar wirionez.

9. Skrivet em bijé martézé d'ann Iliz; hôgen Diotréfez pehini a gâr béza ar c'henta enn-hi, na fell kéd d'ézhan hon digémérout

10. Râk-sé mar teûann, é tiskouézinn d'ézhan pébez droug a ra pa wall-gomz diwar hor penn; ha pa na vé kéd a-walc'h, na zigémer kéd hé-unan ar vreûdeûr; hôgen miroud a ra c'hoaz oud ar ré a fellfé d'ezhô hô digémérout, hag hô c'hâs er-méaz eûz ann Iliz.

11. Va *miñoun* kér, na heûl két ar péz a zô droak, hôgen ar péz a zô mâd. Néb a ra vâd a zô eûz a Zoué; ha néb a ra fall na wél kéd Doué.

12. Ann holl a rô testéni vâd da Zémétriuz, hag ar wirionez héunan : ha ni hon-unan a rô testéni d'ezhan; ha c'houi a oar pénaoz hon testéni a zô gwir.

13. Meûr a drâ em boa da skriva d'îd, hôgen na fell két d'in skriva d'îd gant liou ha gand eur bluen :

14. Râk mé a esper da welout abarz némeûr, hag é komzimp bég-ouc'h-vég. Péoc'h d'îd. Hor miñouned *ac'hann* a salud ac'hanod. Salud hor miñouned dré hô hanô.

# LIZER KATOLIK SANT JUDAZ ABOSTOL.

1. JUDAZ, servicher Jézuz-Krist, ha breûr Jakez, d'ar ré a zô dilennet gand Doué ann Tâd, hag a zô miret gant Jézuz-Krist, goudé béza hô galvet.

2. Ra greskô enn-hoc'h ann trugarez, ar péoc'h hag ar garantez.

3. Va *minouned* kér, c'hoant em boa da zkriva d'é-hoc'h diwar-benn hor c'hen-feiz, hag bréma eo réd d'in skriva d'é-hoc'h, évid hoc'h erbédi da vrezélékaat évid ar feiz a zô bét rôed eur wéach d'ar zent,

4. Râg en em ruzed éz eûz enn hô touez túd fallagr (diwar-benn péré é oa bét diouganet ar varnédigez-ze), péré a gemm gras hon Doué évid al likaouérez, hag a nac'h Jézuz-Krist, péhini eo ar Mestr hepkén hag hon Aotrou.

5. Hôgen mé a fell d'in digas da goun d'é-hoc'h ar péz hoc'h eûz desket eur wéach, pénaoz ann Aotrou goudé béza dieûbet ar bobl eûz a zouar ann Ejipt, a gollaz d'ann eil wéach ar ré n'hô doa két krédet;

6. Pénaoz é talc'h enn dévalien hag é vir bété barn ann deiz brâz, goudé béza hô staget gand éreou peûr-baduz, ann Eled, péré n'hô deûz két miret hô aotrouniez, hag a zô éat-kuit eûz hô zî hô unan.

7. Ével ma en deûet Sodoma ha Gomorra, hag ar c'heriou war bô zrô, péré a oa en em zrollet ével-t-hô er c'hadélez, hag a oa éat war-lerc'h eur c'hik a-ziavéaz, da veza skouér d'ann tân peûr-baduz gand ar boan hô deûz gouzanvet;

8. Enn bévélep doaré ar ré-man a zaotr ivé hô c'hik, a zispriz ann aotrouniez, hag a zrouk-prézeg gand ar veûrdez.

9. Hôgen Mikéal ann Arc'hel, pa zrivé gand ann diaoul diwar-benn korf Moizez, na grédaz két hé varna gand drouk-prézeg; hôgen lavaroud a réaz: Ra drec'hô ann Aotrou ac'hanod.

10. Hôgen ar ré-man a zrouk-prezeg eûz ar péz ha na ouzont két; hag en em zaotra a réont é kément a anavezont, ével loened direiz.

11. Gwâ hi, râk kerzet hô deûz é hent Kain, touellet int bét dre ar gôbr ével Balaam, kollet int bét évid hô énébiez ével Koré.

12. Ar ré-ze a zô ann dismégans eûz hô panvésiou *a garantez*, pa zebront enn-hô heb aoun, ha na glazkont neméd en em vaga hô-unan, koabr dizour int, péré a zô kazet tu-man ha tu-hont gand ann avel; gwez ann diskar-amzer int, *péré a zô* difrouez, diou wéach marô, ha dic'hrizionnet:

13. Koummou diboell eûz ar mô int, péré a daol ével eunn éon hô lousdôni; stéred réd int, évit péré eo miret eur stourm téaval da vikenn.

14. Diwar hô fenn eo en deûz diouganet Énok, péhini eo bét ar zeizved adaleg Adam, ô lavarout: Chétu ann Aotrou a zeû gand eunn niver brâz eûz hé zent,

15. Évid dougen hé varn war ann holl dud, hag evit kendrec'hi ann holl gomsiou flemmuz a lavar ar fallagred-zé a-énep Doué.

16. Ar ré-zé a zô krôzerien flemmuz, péré a gerz hervez hô c'hoantou, hag a lavar komsiou balc'h, oc'h énori ann dûd diouc'h ar gounid a zeû d'ézhô.

17. Hôgen évid-hoc'h, va *breûdeûr* ker, hô pezet koun eûz ar geriou a zô bet diouganet gand Ebestel hon Aotrou Jezuz-Krist,

18. Péré a lavaré d'é-hoc'h pénaoz enn amzer zivéza é teûi touellerien péré a gerzô er fallagriez hervez hô c'hoantou hô-unan.

19. Ar ré-zé a zô tôd hag en em rann hô-unan, ével loened, ô véza n'éma kéd ar Spéred ganthô.

20. Hôgen c'houi, va *breûdeûr* kér, oc'h en em zével hoc'h-unan ével eunn ti war hô feiz santel meûrhâd, hag ô pidi dré ar Spéred-Santel,

21. En em virit é karantez Doué, ô c'hortozi trugarez hon Aotrou Jézuz-Krist er vuez peûr-baduz.

22. Tamallid ar ré a zô harnet:

23. Savétéit lôd oc'h hô zenna eûz ann tân. Hô pézet truez oud ar ré all dré aoun; ha kasait ével eur zaé saotret kémend a zalc'h eûz a vreinadurez ar c'hik.

24. Hôgen d'ann hini a zô galloudek a-walc'h évid hô mirout hép péc'hed, hag évid hô tigas dinam dirâg hé c'hloar, hag el lévénez é donédigez hon Aotrou Jézuz-Krist,

25. Da Zoué hép-kén hor Salver, dré Jézuz-Krist hon Aotrou, *ra vezô* ar c'hloar hag ar veûrdez, ar galloud hag ann aotrouniez, abarz ann holl amzeriou, ha bréma, hag é holl amzeriou ann amzeriou. Amen.

## APOKALIPS PÉ DISRÉVEL SANT IANN ABOSTOL.

### I. PENNAD.

1. DISRÉVEL Jézuz-Krist, a zô bét rôed d'ézhan gand Doué, évid diskléria d'hé zervicherien ann traou a dlé choarvézout abarz némeûr; hag en deûz rôed da anaoud dré hé Éal en deûs kaset da Iann hé zervicher,

2. Péhini en deûs rôet testéni da c'her Doué, hag a rô testéni da Jézuz-Krist, eûz a gément en deûs gwélet.

3. Eurus ann hini a lenn hag a zélaou geriou ann diougan-man, hag a vir ann traou a zô skrivet enn-han; râg ann amzer a zô tôst.

4. Iann d'ar seiz Iliz a zô enn Azia · Ar c'hrâs hag ar péoc'h ra vezô gan-é-hoc'h dré ann hini a zô, hag a zô bét, hag a dle dont; ha dré ar seiz Spéred, a zô dirâg hé drôn;

5. Ha dré Jézus-Krist, péhini eo ann test gwirion, ar C'henta-ganet eûz a douez ar re-varô, hag ar Prins eûz a Rouéed ann douar; péhini en deûz hor c'haret, hag hor gwalc'het eûs hor pec'hédou enn hé wâd;

6. Ha péhini en deûz hol lékéat da rouantelez ha da véleien da Zoue hé Dâd; d'ézhan ra vezô ar c'hloar hag ar vêli é amzeriou ann amzeriou. Amen.

7. Chetu é teû gand ar c'hoabr; ha pép lagad her gwelô, ar re zô-bén hô deûz hé doullet · hag holl boblou ann douar a geinô pa her gwelint. Ével-se eo. Amen.

8. Mé eo Alfa hag Omega, ann derou hag ann divez, émé ann Aotrou Doué, péhini a zô, hag a zô bét, hag a dlé dont, ann holl-c'halloudek.

9. Mé Iann hô preûr, ha péhini em eûz va lôd enn ankrez, er rouantélez, hag é habaskded Jézus-Krist, ounn bét enn énézen a c'halveur Patmos, en abek da c'her Doué, ha da desténi Jézuz-Krist.

10. Eur Zulvez é oenn astlammet é spéred, hag é klévis adré d'in eur vouéz é-c'hiz son eunn drompil,

11. Hag a lavaré : Skrîv enn eul levr ar pez a wélez, ha kâs-hén d'ar seis Iliz a zô ann Azia, da Éfézuz, ha da Smirna, ha da Bergamuz, ha da Diatira, ha da Zardis, ha da Filadelfia, ha da Laodiséa.

12. Ha mé a drôas, évit gwélout a biou é oa ar vouéz a gomzé ouz-in · ha pa oenn trôet é wéliz seiz kantoler aour;

13. Hag é-kreiz ar seiz kantoler aour, unan hénvel out Mâb ann dén, gwisket gand eur zaé hir, ha gouriset a iz hé zivronn gand eur gouris aour.

14. Hé benn hag hé vléô a oa gwenn ével gloan gwenn, hag ével ann erc'h; hag hé zaou-lagad a oa ével eur flamm tân;

15. Hag hé dreid a oa hénvel oud arm, pa éma enn eur fourn dân; hag hé vouéz ével ann trouz eûz a galz a zoureier.

16. Enn hé zourn deou en doa seiz steren : hag eûz hé c'hénou é teûé eur c'hlézé a zaou lemm : hag hé zremm a oa ker skédus hag ann héol enn hé ners.

17. Ha pa wéliz anezhan, é kouéziz d'hé dreid evel marô. Hag hén a lékéaz hé zourn déou war-n-oun, ô lavarout . N'az péz kéd a aoun ; mé eo ar c'henta hag ann divéza :

18. Béo ounn, hag ounn bét marô; ha c'hétu ounn beô é amzeriou ann amzeriou, hag éma gan-en alc'houésiou ar marô hag ann ifern.

19. Skriv éta ar péz éc'h eûz gwélet, hag ar péz a zô, hag ar péz a dlé béza goudé.

20. Chétu ann diskleriadur eûz ar seiz stéren éc'h eûz gwélet em dourn déou, hag eûz ar seiz kantoler aour. Ar seiz stéren, eo ann Éled eûz ar seiz Iliz : hag ar seiz kantoler, eo ar seiz Iliz.

## II. PENNAD.

1. SKRIV da Éal Iliz Éfézuz : Chétu pétrâ a lavar ann hini a zalc'h ar seiz stéren enn hé zourn déou, hag a gerz é-kreiz ar seiz kantoler aour.

2. Mé a anavez da ôberiou, ha da labour, ha da habaskded ha pénaoz na hellez két gouzanvi ar ré-zrouk; ha pénaoz ô véza arnodet ar ré a lavar int Ébestal, ha n'int ket, éc'h eûz hô c'havet gaouiaded.

3. Pénaoz oud habask, hag ér'h eûz gouzanvet enn abek d'am hanô, ha n'éc'h eûz két kollet kaloun.

4. Hôgen eunn dra em eûs da rébecha d'id, pénaoz éc'h eûz dilézet da garantez genta.

5. Az pez koun éta a béléac'h out kouézet ; grâ pinijen, ha distrô d'as ôberiou kenta : anez é teûinn d'az kavout, hag é tennion da gantoler eûz hé léac'h, ma na rez pinijen.

6. Hôgen ann dra-man éc'h eûz *a vâd*, o kaséez ôberiou ann Nikolaited, peré a gasaann ivé.

7. Neb en deûz diskouarn, ra zélaouô ar péz a lavar ar Spéred d'ann Ilizou : D'ar gounidek é rôinn da zibri eûz ar wezen a vuez, a zô é kreiz paradoz va Doué

8. Skriv ivé da Éal Iliz Smirna : Chétu pétrâ a lavar ann hini a zô ar c'henta hag ann divéza, ann hini a zô bét marô, hag a zô béô :

9. Mé a anavez da enkrez, ha da baourentez; hôgen pinvidig oud, ô véza ma lavar droug ac'hanod ar ré a lavar int Iuzevien, ha n'int két, hôgen péré a zô sinagog Satan.

10. N'az pez kéd a aoun eûz ar péz az lakaint da c'houzanvi. Chétu ann diaoul a lakai hinienuou ac'hanoc'h er vâc'h, évit ma viot arnodet, hag é viot enkrézet é-pâd dék derves. Béz féal bétég ar marô, hag é rôinn d'id ar gurunen a vuez.

11. Neb en deûz diskouarn, ra zélaouô ar péz a lavar ar Spéred d'ann Ilizou : Neb a vézô gounidek, na vezô két gloazet gand ann eil varô.

12. Skriv ivé da Éal Iliz Pergamuz : Chétu pétrâ a lavar ann hini en deûz eur c'hlezé a zaou lemmaz

13. Mé a oar pénaoz é choumez el léac'h ma éma trôn Satan; pénaoz éc'h eûz dalc'het va hanô, ha n'éc'h eûz két nac'het va feiz, enn deisiou zô-kén é péré é oé lazet Antipaz va zést féal, enn hô touez, é péléac'h é choum Satan.

14. Hôgen eunn dra-bennâg em eûz da rébecha d'id, pénaoz éc'h eûz tûd enn da douez hag a zalc'h kelenadurez Balaam, péhini a zeskó da Valak lakaat gwall-skouer dirâk mipien Israel, dré ar péz a zébrent ha dré hô gadelez.

15. Béz' éc'h eûz ivé gan-éz hag a zalc'h kelénadurez ann Nikolaited.

16. Grâ ivé pinijen : anez é teûinn d'az kavout abarz némeûr, hag é stourminn out-hô gant klézé va génou.

17. Néb en deûz diskouarn, ra zélaouô ar péz a lavar ar Spéred d'ann Ilizou : D'ar gounidek é rôinn ar mann kuzet, hag é rôinn ivé eur méan gwenn, ha war ar méan-zé é vézô skrivet eunn hanô nevez, ha na anavez den néméd ann hini da béhini eo bét rôet.

18. Skriv ivé da Éal Iliz Tiatira: Chétu pétrâ a lavar Mâb Doué, péhini en deûz daou-lagad ével eur flamm tân, ha treid ével arm :

19. Anaoud a rann da ôberion, ha da feiz, ha da garantez, ha da zervich, ha da habaskded, ha pénaoz da ôberiou zivéza a zô bet gwellor'h éged ar ré genta.

20. Hôgen eunn dra-bennâg em

eûz da rebecha d'id, penaoz é lézez Jézabel, péhini a gemer ann hanô a brofédez, da gelenna, ha da douella va zervicherien, oc'h hô lakaad da gouéza er c'hadélez, ha da zibri eûz ar boéd gwestlet d'ann idolon.

21. Ha mé em eûz rôed amzer d'ézhi da ôber pinijen, ha né két felled d'ézhi kaout keûz eûz hé gadélez.

22. Chétu éz ann d'hé gâs war hé gwélé; hag ar ré a gouéz enn avoultriez gant-hi, a vézô glac'haret brâz, ma na réont kéd a binijen eûz hô ôberiou.

23. Lakaad a rinn da vervel hé bugalé, hag ann holl Ilizou a wézô pénaoz eo mé eo ann hini a c'houéz ann digroazel hag ar c'halounou, hag é roinn da bép hini ac'hanoc'h hervez hé ôberiou. Hôgen d'é hoc'h-hu é lavaraan,

24. Ha d'ar ré all ac'hanoc'h péré a zô é Tiatira, ha na heûl kéd ar gélénadurez-zé, ha na anavez két dounderiou Satan, ével ma lévéront, penaoz na likinn kéd eur béac'h all war-n-hoc'h.

25. Hôgen mirit ar pêz hoc'h eûz bété ma teûinn.

26. Ha néb a vézô bét gounidek, hag en devézô miret va ôberiou bétég ann divez, é rôinn d'ézhan ar galloud war ar Boblou,

27. Hag hén a vézô anézhô gand eur walen houarn; hag ével listri prî é vézint brévet;

28. Ével ma eo bét rôed ivé d'in *ar galloud* gant va Zâd: ha me a rôi d'ézhan ar werélaouen.

29. Neb en deûz diskouarn, ra zélaouô ar pêz a lavar ar Spered d'ann Ilizou.

## III. PENNAD.

1. SKRIV ivé da Éal Iliz Sardis: Chétu pétrâ a lavar ann hini en deûz ar Spéred Doue, hag ar seiz stéred: Mé a anavez da ôberiou, ann hanô éc'h eûz da véza beô, hag ond marô.

2. Béa évésiek, ha krêta ar ré all, péré a zô daré da vervel; râk na gavann kéd da ôberiou leûn dirâk va Doué.

3. Az pez koun étâ eûz ar pêz éc'h eûz digéméret ha klevet; mir-hén, ha grâ pinijen. Râk ma na vélez két, é teûinn ével eul laer: ha na wézi két pé da heur é teûinn.

4. Bez' éc'h eûz koulskoudé é Sardis eur ré-heanâg, péré n'hô deûz két saotret hô dilad; hag hî a gerzô gan-en gwisket é gwenn, ô véza ma int dellezek.

5. Néb a vézô gounidek, a vézô ével-sé gwisket gand dilad gwenn, ha na lamina kéd hé hanô eûz al levr a vuez, hag éc'h anavinn hé hanô dirâk va Zâd, ha dirâg hé Éled.

6. Néb en deûz diskouarn, ra zelaouô ar pêz a lavar ar Spéred d'ann Ilizou.

7. Skriv ivé da Éal Iliz Filadelfia: Chétu pétrâ a lavar ann hini a zô Sant ha Gwirion, ann hini en deûz alc'houez David; péhini a zigor, ha dén na zerr; pékiaî a zerr ha dén na zigor;

8. Mé a anavez da ôberiou. Chétu em eûz digored d'id eunn ôr, ha na hell den da zerra; ô véza ma éc'h eûz nébeûd a ners, ha ma éc'h eûz miret va gêr, ha n'éc'h eûz két dianavet va hanô.

9. Chétu é kasinn d'id lôd eûz ar ré a zalc'h sinagog Satan, eûz ar ré a lavar int Iuzevien, ha n'int két, hôgen a zô gaouiaded. Hô lakaad a rinn da zond d'en em stlinka d'az taoulin, hag é wézint pénaoz é karann ac'hanod.

10. Dré ma éc'h eûz miret géê va habaskded, az mirinn ivé diouc'h heur ann arnod, a dlé dond er béd holl évid arnodi ar ré a choum war ann douar.

11. Chétu é teûinn abars némeûr: dalc'h ar pêz éc'h eûa, évit na vézô rôed da zén da gurunen.

12. Neb a vézô gounidek, é likiaa anézhan da beûl é templ va Doué, ha na'z ai mui er-méaz: hag é skrivinn war-n-ézhan hanô va Doué, hag hanô kéar va Doué, Jéruzalem nevez, a ziskenn eûz

ann Env digant va Doué, ha va hanô nevez.

13. Néh en deûz diskouarn, ra zélaouô ar péz a lavar ar Spéred d'ann Ilizou.

14. Skriv ivé da Éal Iliz Laodisea : Chétu petrâ a lavar ann hini a zô ar wirionez hé-unan, ann tést fést ha gwirion, penn-abek krouidigez Doué :

15. Mé a anavez da ôberiou, *hag a oar* penaoz n'oud na ien, na tomm. Mâ a garfe é vijez ien pe domm ;

16. Hôgen ô véza ma'z oud klouar, ha na'z oud na ien, na tomm, éz ann d'az c'houéda eûz va génou.

17. Lavaroud a rèz : Pinvidig ounn, ha karged a vadou, ha n'em eûz ézomm a netrâ ; ha na ouzoud két pénaoz oud reûzeûdik, ha keaz, ha paour, ha dall, ha noaz.

18. Alia a rann d'id prena digan-én aour arnodet gand ann tân, évid dond da véza pinvidik ; ha dilad gwenn, évid en em wiska, hag évit kuza da noazder ; hag eul louzou da larda da zaou-lagad, évit ma wéli.

19. Mé a grôz hag a gastiz ar ré a garann. Béz éta oaznz, ha grà pinijen.

20. Chétu émounn é-tâl ann ôr, hag é skôann. Mar klev eur ré va mouez, ha mar digor ann ôr d'in, éz inn enn hé dî, hag é koaîinn gant-han, hag hén gan-én.

21. Néb a vezô gounidek, e likiinn anézhan da azéza gan-én war va zrôn ; ével goudé béza bét gounidek va-unan, ounn hén azézet gant va Zâd war hé drôn.

22. Néb en deûz diskouarn, ra zélaouô ar péz a lavar ar Spéred d'ann Ilizou.

## IV. PENNAD.

1. GOUDÉ-ZÉ é selliz ; ha chétu é wélis eunn ôr digor enn Env. hag ar genta vouéz am boa klevet é-c'hiz soun eunn drompil, a lavaraz d'in : Piñ aman, hag é tiskouézinn d'id ann traou a dlé c'hoarvézout goudé-hen.

2. Ha râk-tâl é oenn *estlammet é apéred* ; ha chétu é wélz eunn trôn savet enn Env, hag eur ré azézet war ann trôn.

3. Hag ann hini a oa azézet a oa hénvel a zoaré oud eur méan jasp ha sardin : hag eur ganévéden a ioa war-drô d'ann trôn-zé, hag a oa hénvel a zoaré oud eunn eméróden.

4. Ha war-drô d'ann trôn-zé éz oa pevar-ugent trôn hihanoc'h ; ha war ann tronou-zé pevar-ugent dén-kôz, gwisket gand dilad gwen, gant kurunennou aour war hô fennou.

5. Hag eûz ann trôn é tilammé luc'hed, kurunou, ha mouesiou : ha dirâg ann trôn éz oa seiz kleûzeûr entanet, péré eo seiz Spéred Doué.

6. Ha dirâg ann trôn *éz oa* ével eur môr gwer hénvel oud strink : hag é kreiz ann trôn, ha war-drô d'ann trôn *éz oa* pevar loen leûn a zaou-lagad araog hag adrén.

7. Al loen kenta a oa hénvel oud eul léon, hag ann eil loen a oa hénvel oud eul leûe, hag ann trédé loen en doa eunn dremm ével hini eunn dén, hag ar pévaré loen a oa hénvel oud eunn er war-nich.

8. Ar pevar loen hô doa péb a c'houeac'h askel ; ha leûn é oant a zaou-lagad war-drô hag enn diabarz : ha na éhanent da lavarout nôz-deiz ; Sant, Sant, Sant eo ann Aotrou Doué holl-c'halloudek, péhini a oa, hag a zô, hag a dlé dont.

9. Ha pa roé al loéned-ze gloar, hag énor, ha trugarez d'ann hini a zô azézet war ann trôn, hag a zô béô é amzeriou ann amzeriou ;

10. Ar pevar ugent dén-kôz a stouvé dirâg ann hini a oa azézet war ann trôn, hag a azeûlé ann hini a zô béô é amzeriou ann amzeriou, hag a daolé hô c'hurunennou dirâg ann trôn, ô lavarout :

11. Delléreg oud, Aotrou hon Doué, da gaoud ar c'hloar, ann énor, hag ar galloud, râk té éc'h eûz krouet pép-trâ, ha dré da ioul eo émaint, hag int bét krouet.

## V. PENNAD.

1. HA mé a welaz é dourn déou ann hini a oa azézet war ann trôn, eul levr skrivet enn diabarz hag enn diavéaz, sellet gant seiz siel.

2. Hag é wéliz eunn Éal kré, péhini'n lavaré gand eur vouéz uc'hel: Piou a zô dellézek da zigeri al levr, ha da ziskoulma hé ziellou?

3. Ha dén na hellé, nag enn Env, na war ann douar, na dindân ann douar, digeri al levr, na selloud out-han.

4. Ha mé a wélé kalz, ô véza né oa bét kaved den dellézek da zigeri al levr, na da zelloud out-han.

5. Hag unan eûz ar régôz a lavaraz d'in: Na wél két: chétu al leon eûz a vreûriez Juda, ar Brons eûz a Zavid en deûz bet dré hé c'hounidegez ar galloud da zigeri al levr, ha da ziskoulma ar seiz siel anézhan.

6. Hag é sellis, hag é wéliz é-kreiz ann trôn hag ar pevar loeñ, hag é kreiz ar pevar-ugent dén kôz, eunn Oan ével marô a oa enn hé zâ, hag en doa seiz korn, ha seiz lagad, péré eo seiz Spéred Doué kased dré ar bed holl.

7. Hag é teûaz, hag é kéméraz al levr eûz a zourn déou ann hini a oa azézet war ann trôn.

8. Ha pa oé digored al levr gant-han, ar pevar loen, hag ar pevar-ugent dén-kôz a stouaz dirâg ann Oan, gant péh a délen, ha péh a gôp aour leûn a louzou-c'houés-vâd, pére eo pédennou ar Zent.

9. Hag hi a gané eur ganaouen névez, ô lavarout: Dellézeg oud, Aotrou, da géméroud al levr, ha da zigeri hé ziellou: ô véza ma oud bét lazet, ha ma éc'h eûz hor prénet da Zoué gand da wâd, eûz a béb iez, eûz a bép pobl, hag eûs a béb broad.

10. Ha ma éc'h eûz hol lékéad da rouéed ha da vélelen évid hon Doué, ha ma rénimp war ann douar.

11. Hag é sellis, hag é klevis mouéz kalz a Éled war-drô d'ann trôn, ha d'al loéned, ha d'ar régôz: hag ann niver anézhô a oa eûz a viled a viled,

12. Péré a lavaré gand eur vouéz uc'hel: Delléacg eo ann Oan a zô bét lazet, da gaout galloud, ha dinélez, ha furnez, ha ners, hag énor, ha gloar, ha bennoz.

13. Hag é kleviz kément krouadur a zô enn Env, ha war ann douar, ha dindân ann douar, hag ar ré a zô er môr, hag ar ré a zô aman, ô lavarout: D'ann hini a zô azézet war ann trôn, ha d'ann Oan, bennoz, hag énor, ha gloar, ha gallond é amzeriou ann amzeriou.

14. Hag ar pevar loen a lavaré: Amen. Hag ar pevar-ugent dén-kôz a gwézaz war ho dremm, hag a azeûlaz ann hini a vev é amzeriou ann amzeriou.

## VI. PENNAD.

1. HA mé a wélaz pénaoz ann Oan en doa digoret unan eûz ar seiz siel, hag é kleviz unan eûz ar pevar loen ô lavarout, gand eur vouéz hénvel out trouz ar gurun: Deûz, ha gwel.

2. Hag é wéliz: ha chétu eur marc'h gwenn, hag ann hini a oa azézet war-n-ézhan en doa eur warek; hag é oé rôed d'ézhan eur gurunen, hag éz eaz-kuit ével eunn trec'her évit mond da drec'hi.

3. Ha pa en doé digoret ann eil siel, é kleviz ann eil loen ô lavarout: Deûz, ha gwél.

4. Hag é taûaz er-méaz eur marc'h all hag a oa gell: hag é oé rôed d'ann hini a oa azézet war-n-ézhan ar *galloud* da denna ar péoc'h diwar ann douar, ha da lakaad ann dûd d'en em laza ann eil égilé; hag eur c'hlézé brâz a oé rôed d'ézhan.

5. Ha pa en doé digoret ann trédé siel, é klevis ann trédé loen ô lavarout: Deûz, ha gwél. Ha chétu *é wéliz* eur marc'h dû; hag ann hini a oa azézet war-n-ézhan en doa eur c'hrôk-pouéz enn hé zourn.

6. Hag é klevis ével eur vouéz é-kreiz ar pevar loen hag a lavaré: eur muzul gwinia *a dalô* eunn diner, ha tri muzul heiz *a dalô* eunn

diner; na walli kéd ar gwin nag ann eôl.

7. Ha pa en doé digoret ar pévaré siel, é kleviz mouez ar pévaré loen a lavaré : Deûz, ha gwél

8. Ha chétu é *wélez* eur marc'h glâs; hag ann hini a oa azézet war-n-ézhan a oa hanvet ar Marô, hag ann ifern az éa war hé lerc'h; hag a véli a oe rôed d'ézhan war ar bévaré gevren eûz ann douar, évit lazad dré verrel gand ar c'hlézé, ha gand ann naonn, ha gand ar varvent, ha gant loéned férô ann douar.

9. Ha pa en doé digoret ar pempved siel, é wélaz dindân ann aoter énéou ar ré a oa bét lazet évit gér Doué, hag évid ann desténi hô doa rôet.

10. Hag é c'harment gand eûr vouéz uc'hel, ô lavarout : Pé vété keit, Aotrou, sant ha gwîr, é chouméz heb barna, hag hép venji hor gwâd eûz ar ré a choum war ann douar ?

11. Rôed é oé d'ezhô péb a zaé wenn; hag é oé lavared d'ézhô arzaôi c'hoaz eunn nebeûd amzer, bété ma vézô leûn *ann niver* eûz hô c'hen-zervicherien, hag eûz hô breûdeûr, peré a dlé beza lazet kerkouls hag hi.

12. Ha mé a wélaz ivé pa zigoraz ar c'houec'hved siel; ha chétu é c'hoarvézaz eur c'hrén-douar brâz, hag ann héol a zeûaz dû ével eur sac'h bleô; hag al loar holl a zeûaz ével gwâd :

13. Ha stéred ann énv a gwézaz war ann douar, ével ma taol eur wézen-fiez hé fiez c'hlâz, pa eo hejet gand eunn avel vrâz.

14. Hag ann énv en em dennaz ével eul levr a rolleur : hag ann holl vénésiou, hag ann iniziou a oé lo'hus eûs hô léac'h.

15. Ha rouéed ann douar, hag ar brinsed, ha pennou ar brézélidi, hag ar ré binvidik, hag ar ré c'halloudek, hag ar sklaved, hag ar ré-zieûb en em guzaz er c'hévaou, hag é réier ar vénésiou ;

16. Hag é léverjond d'ar vénésiou ha d'ar réier · Kouézit war-n-omp, hag hor c'huzit a zirâg ann hini a zô azezet war ann trôn, hag eûs a vwanégez ann Oan :

17. Râk deñed eo deiz brâz hô buanégez; ha piou a helló choum a zâ ?

## VII. PENNAD.

1. GOUDÉ-*ZÉ* é wéliz pevar Éal enn hô sâ war bevar c'horn ann douar, péré a zalc'hé ar béder avel eûz ann douar, évit na c'honézchent két war ann douar, na war ar mór, na war vézen é-béd.

2. Mé a wélsz eunn Éal all a biñé eûz ar sâv-héol, ha siel ann Doué béô gant-han : hag hén a c'harmaz gand eur vouéz gré d'ar pevar Éal da béré é oa bét rôed *ar galloud* da walla ann douar, hag ar mór,

3. O lavarout · Na wallit kéd ann douar, nag ar môr, nag ar gwéz, ken n'hor bézô merket ann hô zâl servicherien hon Doué.

4. Hag é kleviz pénaoz ann niver eûz ar ré a oa bét merket, a oa eûz a bevar mil ha seiz-ugent mil eûz a holl vreûriézou bugalé Israel

5. Eûz a vreûriez Juda, *é oé* daouzék mil merket · Eûz a vreûriez Ruben, daouzék mil merket : Eûz a vreûriez Gâd, daouzék mil merket ·

6. Eûz a vreûriez Aser, daouzék mil merket : Eûz a vreûriez Neftali, daouzék mil merket : Eûa a vreûriez Manasé, daouzék mil merket :

7. Eûz a vreûriez Siméon, daouzék mil merket : Eûz a vreûriez Lévi, daouzék mil merket : Eûz a vreûriea Isakar, daouzék mil merket :

8. Eûz a vreûriez Zabulon, daouzék mil merket : Eûz a vreûriez Jozef, daousek mil merket : Eûz a vreûriez Benjamin, daouzék mil merket.

9. Goudé-sé é wélis eunn engroez brâz, ha na hellé dén nivéri,

a héh bròad, a héh breûriez, a bép pobl, hag a heh iéz, e ioa enn hô zâ é-harz ann trôn, ha dirâg ann Oan, gwisket gant saéou gwenn, ha péb a bar-palmez enn hô dourn.

10. Hag é c'harment gand eur vouéz uc'hel, ô lavaróut : Gloar d'hon Doué, péhini a zô azézet war ann trôn, ha d'ann Oan.

11. Hag ann holl Éled e oa enn hô zâ war-drô d'ann trôn ha d'ar ré-gôz, ha d'ar pevar loen, hag en em daoljond dirâg ann trôn war hô dremm, hag éc'h azeûljond Doué,

12. O lavarout : Amen. Bennoz, ha gloar, ha furnez, ha trugarez, hag éoor, ha galloud, ha nera d'hon Doué, é amzeriou ann amzeriou. Amen.

13. Hag unan eûz ar ré-gôz a lavaraz d'in : Piou eo ar re-zé e zô gwisket gant saéou gwenn? Hag a béleac'h ind deûet?

14. Ha mé a lavaraz d'ézhan : Aotrou, té her goar. Hag hén a lavaraz d'in : Ar re-zé eo ar ré a zô deûed aman goudé eunn enkrez brâz, hag hô deûz gwalc'het ha gwennet hô saéou é gwâd ann Oan.

15. Dré zé émind dirák trôn Doué, hag é servichond anézhan nôz-deiz ann hé dempl : hag ann hini a zô azézet war ann trôn a choumô enn hô c'hreiz.

16. N'hô dévézô mui na naoun, na séc'hed; nag ann héol, na grouéz é-béd na gouézô war n-ézhô;

17. Râg ann Oan a zô é-kreiz ann trôn a renô enézhô, hag hô c'hazô da feunteûniou ann dourcier a vuez, ha Doué a séc'hô ann holl daérou eûz hô daou-lagad.

## VIII. PENNAD.

1. HA pa en doé digoret *ann Oan* ar seizved siel, é c'hoarvézaz eunn tev ann Env é-pâd eunn hanter-heur, pé war-drô.

2. Hag é weliz ar seiz Éal a zô enn hô zâ dirâk Doué : ha rôed é oé d'ezhô seiz trompil.

3. Hag eunn Éal all a zeûaz, hag en em lékéaz enn hé zâ dirâg ann aoter gand eunn ézansouer aour enn hé zourn : ha rôed é oé d'ézhan kalz a ézans, évit ma kennigehé pédennou ann holl zent war ann aoter aour a zô dirâk trôn Doué.

4. Ha mōged ann ézans gant pédennou ar zent, a biñaz dirâk Doué dré zourn ann Éal.

5. Neûzé ann Éal a géméraz ann ézansouer, hag hé leûniaz gant tân enn aoter, hag hé daolaz war ann douar, hag é c'hoarvezaz kurunou, ha mouesiou, ha luc'hed, hag eur c'hrén douar brâz.

6. Hag ar seiz Éal péré hô doa ar seiz trompil, en em aozaz évit lakaad da zeni hô zrompilou :

7. Ann Éal kenta a lékéaz hé drompil da zeni, hag é c'hoarvézaz kazarc'h, ha tân kemmesket gant gwâd, a oé taolet war ann douar; hag ann trédé gévren eûz ann douar hag eûz ar gwez a oé losket, hag ann holl c'héot glâz a oé devet.

8. Hag ann eil Éal a lékéaz hé drompil da zeni, ha doare eur ménez brâs entaoet holl a oé taoled er môr, hag ann trédé gévren eûz ar môr a zeûaz da wâd.

9. Hag ann trédé gévren eûz ar grouadurien a oa béô er mòr a varvaz, hag ann trédé gévren eûz al listri a oé kollet.

10 Hag ann trédé Éal a lékéaz hé drompil da zeni; hag eur stéren vrâz leskidig ével eur c'houlaouen-déô a gouézaz eûz ann Env war ann trédé gévren eûz ar stériou, ha war feunteûniou ann dourcier.

11. Ar stéreo-zé a oa hanvet Huélen-c'houerô, hag ann trédé gévren eûz ann dourcier a zeûaz da huelen : ha kalz a dûd a varvaz gand ann dourcier, ô véza ma oand deûed da véza c'houerô.

12. Hag ar pévaré Éal a lékéaz hé drompil da zeni; hag é oé skôet war ann trédé gévren eûz ann héol, war ann trédé gévren eûz al loar, ha war ann trédé gévren eûz ar stéred, enn hevélep doaré ma oé tévaléet ann trédé gévren anézhô,

ha na lac'haz kéd ann trédé gévren eûz ann deiz, nag eûz ann nôz kennébeût.

13. Neûzé é wéliz, hag é kleviz mouéz eunn er a nijé dré greiz ann Env, ô lavarout gand eur vouez uc'hel : Gwa, gwa, gwa d'ar ré a choum war ann douar, enn abek da vouéz ann tri Éal all a dle lakaad hô zrompilou da zeni.

## IX. PENNAD.

1. HAG ar pempved Éal a lékéaz hé drompil da zeni ; hag é wéliz eur stéren a oa kouézet eûz ann Env d'ann douar, hag alc'houez puns al lounk a oé rôed d'ézhi.

2. Hag hi a zigoraz puns al lounk ; hag é savaz eûz ar puns eur môged, hénvel out môged eur fourn vrâz ; hag ann héol hag ann éar a oé tevalcet gant môged ar puns :

3. Hag eûz a vôged ar puns é savaz kilécien-raden war ann douar ; ha rôed é oé d'ézhô eur galloud, ével ma hô deuz kruged ann douar.

4. Ha gourc'hémenneet é oé d'ézhô na rajend droug ô héd da c'héod ann douar, na da nétrâ a c'hlâs, na da wézen é-héd ; hôgen hép kén d'ann dûd ha n'hô dévezô két merk Doué war hô zâl.

5. Ha rôed é oé d'ézhô *ar galloud*, nann d'hô laza, hôgen d'hô heskina é pâd pemp miz : hag ann droug a réont a zô hénvel oud ann hini a ra ar grûg pa flemm gand ann dén.

6. Enn deisiou-zé ann dûd a glaskô ar marô, ha n'her c'havint kéd, c'hoant hô dévézô da vervel, hag ar marô a dec'hô diout-hô.

7. Ar rumm kilécien-raden-zé a oa hénvel out kézek aozed évid ar brézel. Béz' hô doa war hô fennou ével kurunennou hénvel oud aour ; hag hô dremmou a oa ével dremmou tûd.

8. Blés hô doa ével bleô merc'hed ; hô dent a oa hénvel oud dent léoned.

9. Hobrégonou hô doa ével hobrégonou houarn ; ha trous hô diouaskel a oa ével trous kirri gant kalz a gézek ô rédek d'ar brézel.

10. Hô lôst a oa hénvel oud hini ar gruged ; râk flemmou a ioa oud hô lôst : hag ar galloud hô doa da walla ann dûd é-pâd pemp miz.

11. Da roué hô doa éal al lounk, hanvet é Hébrech Abaddon, hag é Grégach Apollion, da lavaroud eo, Gwaster.

12. Eur reûz a zô ead é-bion ; ha chétu daou reûz all a zeû war-lerc'h.

13. Hag ar c'houec'hved Éal a lékéaz hé drompil da zeni, hag é kleviz eur vouéz a zeûé eûs a bevar c'horn ann aoter aour, a zô dirâk Doué,

14. Hag a lavaraz d'ar c'houec'hved Éal, péhini en doa eunn drompil ; distag ar pevar Éal a zô stâg war ar ster vrâz Eûfratez.

15. Hag é oé distaget ar pevar Éal, péré a oa daré évid ann heur, hag ann deiz, hag ar miz, hag ar bloaz, évit laza ann trédé gévren eûz ann dûd.

16. Hag ann niver eûs ann armé a varc'heien-zé a ioa eûz a daou c'hant milion : râk mé a glevaz ann niver anézhô.

17. Hag ével-henn é wéliz ar c'hézek er wélédigez : hag ar ré a ioa azézet war-n-ézhô hô doa hobrégonou *ével* a dân, hag a hiasint hag a zoufr ; ha pennou ar c'hézek a oa hénvel out pennou léoned ; hag eûz hô génou é tilammé tân, ha môged, ha soufr.

18. Ha gand ann tri gouli-zé ; gand ann tân, ha gand ar môged, ha gand ar soufr, a zeûé er-méaz eûz hô génou, é oé lazet ann trédé gévren eûz ann dûd.

19. Râg galloud ar c'hézek-zé a zô enn hô génou, hag enn hô lôst ; râg hô lôst a zô hénvel oud aérad, ha pennou gant-hô, gant péré é reond drouk.

20. Hag ann dûd all, péré né oant két bét lazet gand ar c'houliou-zé, na réjont kéd a binijen eûz a ôberiou hô daouarn, oc'h chana da azeûli ann diaoulou, ha

skeûdennou aour, hag arc'hant, hag arm, ha mein, ha prenn, péré na hellont na gwélout, na klevout, na kerzout :

21. Ha na réjont ked a binijen eûz hô lazérézou, nag eûz hô strôbinellou, nag eûz hô gadélésiou, nag eûz hô laéronsiou.

## X. PENNAD.

1. HA mé a wélaz eunn Éal all kré a ziskenné eûz ann Env, hag hén gwisket gand eur goabren, ha gand eur ganevédan war he benn : hag hé zremm a ioa evel ann héol, hag hé dreid ével peûliou tân :

2. Hag hén en doa enn hé zourn eul levr bihan digor . hag é lékéaz hé droad deou war ar mór, hag hé droad kleiz war ann douar;

3. Hag é c'harmaz gand eur vouéz gré, évei pa iùd eul leon. Ha goudé m'en doe garmet, seiz kurun a rôaz da glevout hó mouésiou.

4. Ha p'hò doé ar seiz kurun rôed da glevout hô mouésiou, éz eann da skriva; pa gleviz eur vouéz eûz ann Env a lavaraz d'in : Siell ar péz hô deûz lavaret ar seiz kurun, ha na skriv kéd anézhan.

5. Hag ann Éal em boa gwélet enn he zà war ar mór ha war ann douar, a zavaz he zourn étrézég ann Env,

6. Hag a douaz dré ann hini a zô beô é amzeriou ann amzeriou, péhini en deûz krouet ann Env, ha kémend a zô enn-han, hag ann douar, ha kemend a zô enn-han, hag ar mór, ha kémend a zô enn-han, pénaoz na vézô mui a amzer;

7. Hôgen, penaoz é deiz mouez ar seizved Éal, pa lakai hé drompil da zeni, mister Doué a vézô peûr-c'hréat, évei ma en deûz hé ziouganet dré ar Broféded hé zervicherien.

8. Hag ar vouéz em boa kleved eûz ann Env a gomzaz c'hoaz ouz-in, hag a lavaraz : Kéa, ha kémer al levr bihan a zô digor é dourn ann Éal a zô enn hé zà war ar mór ha war ann douar.

9. Ha mé a éaz da gavoud ann Éal, hag é liviriz d'ézhan : Rô d'in al levr. Hag hén a lavaraz d'in : Kemer al levr, ha lounk-hén c'houervaad a rai da gôv; hôgen enn da c'hénou é vézô c'houek evel mél.

10. Ha me a géméraz al levr eûz a zourn ann Éal, hag e lounkiz anézhan hag em génou éz oa c'houek ével mél : hôgen goude ma em boé hé lounket, é c'houervaaz va c'hôv.

11. Hag hén a lavaraz d'in : Réd eo c'hoaz d'id diougani da dûd a galz a vrôadou, hag a boblou, hag a iézou, ha da galz a rouéed.

## XI. PENNAD.

1. HA rôed é oé d'in eur gorsen henvel oud eur walen, hag e oé lavared d'in : Saô, ha ment templ Doué, hag ann aoter, hag ar ré a azeûl enn-han

2. Hôgen leûr ann ôr-dâl, péhini a zô er méaz eûz ann templ, lézhi, ha na vent kéd anézhi; râk rôed eo bét d'ar Jentiled, hag hî a vac'hô ar gear zantel é-pâd daou viz war-n-ugent.

3. Ha mé a roi *galloud* d'am daou dést, hag é diouganint é-pâd mil daou c'hant ha tri-ugend dervez, gwisket gant seier.

4. Ar ré-zé a zô diou olivézen, ha daou gantoler, lekead dirâk Doué ann douar.

5. Ha mar fell da zén gwalla anezhô, é tui tân er-meas eûz hô génou, hag a wastô hô énebourien : ha mar fell da zen ôber-drouk d'ezhô, eo red d'ezhan béza lazet enn doare-zé.

6. Ar galloud hô deûz da zerra ann énv, evit na c'hlaviô két enn deisiou ma diouganint : hag ar galloud hô deûz iva war ann dourcier évid hô c'hemma é gwâd, ha da zarc'haoui gand ann douar a bép seurt gouli, kenn aliez ha ma kirint.

7. Ha pa hô dévézô peûr-rôed hô zesteni, al loen a zâv eûz al lounk a vrézélékai out-hô, a drec'hô anézhô, hag hô lazô.

8. Hag hô c'horfou a choumô gourvézet war ruou ar gêar vrâz, a zô galvet enn eunn doaré spéréduz Sodoma, hag Éjipt, é péléac'h hô Aotrou hé-unan a zô bét lékéad oud ar groaz.

9. Ha tûd aôz a veûr a vreûriez, eûz a veûr a bobl, eûz a veûr a iéz, hag eûz a veûr a vrôad, a wélô hô c'horfou é pâd tri dervez hanter, ha na lézint két hô lakaad er béz.

10. Hag ar ré a choumô war ann douar en em laouénai diwar hô fenn, hag a vragô: hag é kasint rôou ann eil d'egilé, ô véza ma hô dévézô ann daou Brofed-ze gwall heskinet ar ré a choumé war ann douar.

11. Ha goudé tri dervez hanter, ar spéred a vuez a Zoud az éaa, ann-hô ; bag é zavchont war hô zreid, hag eur spount brâz a gouézaz war ar ré a wélaz anézhô.

12. Hag hi a glevaz eur vouéz uc'hel eûz ann Env, hag a lavaré d'ézhô : Piñid aman. Hag hi a biñaz enn Env enn eur goabren; hag hô énébourien a wélaz anézhô.

13. Hag enn haur-zé é c'hoarvézaz eur c'hrén-douar brâz, hag ann dékved gévren eûz ar gear a gouézaa : hag er c'hrén-douar-zé é oe lazet seiz mil dén ; hag ar ré all a oe spountet brâz, hag a veûlaz Doué ann Env.

14. Ann eil reûz a zô éad é-biou; ha chétu eunn tredé reûz a zeûi abarz némeûr.

15. Hag ar seizved Éal a lékéaz hé drompil da zeni ; hag é c'hoarvézaz mouésiou brâz enn Env, hag a lavaré : Rouantélez ar bédmas a zô tréménet da hon Aotrou ha d'hé C'hrist; hag hén a rénô é amzeriou ann amzeriou. Amen.

16. Hag ar pevar dén-kôz war-n-ugent ; péré a zô azezet war hô zrônou dirâk Doué, a gouézaz war hô dremmou, hag a azeûlaz Doué, ô lavarout :

17. Da drugarékaad a réomp, Aotrou Doué holl-c'halloudek péhini a zô, hag a oa, hag a dlé dont; ô véza ma éc'h eûz digémé-red da c'halloud brâz, ha ma éc'h eûz rénet.

18. Hag ar brôadou hô deûz buanékéet ; ha da vuanégez a zô deûet, hag ann amzer da varna ar révarô, ha da rei hô gôbr d'ar Broféded da zerricherien, ha d'ar zent, ha d'ar ré a zouj da hanô, d'ar ré-vihan ha d'ar ré-vrâz, ha da wasta ar re hô deûz saotret ann douar.

19. Ha templ Doué enn Env a oé digoret; hag é oé gwélet arc'h hé gévrédigez enn hé dempl ; hag e c'hoarvézaz luc'hed, ha mouésiou, ha krénou-douar, ha kazarc'h brâz.

## XII. PENNAD.

1. HAG eur burzud brâz a oé gwélet enn Env : eur c'hrég gwisket gand ann héol, hag al loar dindân he zreid, ha war hé fenn eur guruneu a zaouzek stéren :

2. Hag hi brazez, a c'harmé gand ar gwentrou, ô véza é poan vugala.

3. Hag eur burzud all a oé gwélet enn Env : ha chétu eunn aérouant brâz gell, péhini en doa seiz penn, ha dék korn ; ha war hé bennou seiz kurunen.

4. Hag hé lôst a dennaz ganthan ann tredé gévren eûz a stéred ann Env, hag hô zaolaz war ann douar. Hag ann aérouant a zavaz dirâg ar c'hreg a oa dare da wilioudi ; évit louska hé mâb, pa vijé gwilioudet.

5. Hag hi a c'hanaz eur mab goaz, a dlié réna ann holl Vrôadon gand eur wialen houarn : hag he mâb a oé skrapet étrézé Doué, hag étrézég hé drôn.

6. Hag ar c'hrég a déc'haz al léac'h distrô, é péléac'h é doa eul léac'h aozet gand Doué, évit beza maget énô é-péd mil daou c'hant dervez ha tri-ugent.

7. Hag eunn emgann brâz a c'hoarvézaz enn Env, Mikéal hag hé Éled en em ganaé oud ann aérouant, hag ann aérouant gand hé éled en em ganné *out-han*.

8. Hag ar ré-man na oent két

treac'h, ha na oe muni kaved a léac'h evit hô enn Env.

9. Hag ann aerouant brâz zé, ann aer gôz, pehini a zô galvet Diaoul ha Satan, pehini a douell ar bêd holl, a oe stlapet d'ann douar, hag hé eled a oé kaset gant-han.

10. Hag é kleviz eur vouéz gre 'enn Env hag a lavaré : Bréma eo deûet ar zilvidigez, hag ann ners, ha rouantélez hon Doue, ha galloud hé C'hrist, râk tamaller hor breûdeùr, pehini a damallé anezho dirâg hon Doué nôz deiz, a zô bet diskaret.

11. Hag hî a oé tréac'h d'ézhan dré wâd ann Oan, ha dré ann abek da c'her hé desteni; ha n'hô deûz ket karet hô éneou bétég ar marô.

12. Râk-sé laouênait, Énvou, ha c'houi péré a choum enn hô. Gwa ann douar hag ar môr, râg ann diaoul a zô diskennet étrézég ennhoc'h, gand eur vuanégez vrâz, ô c'houzout penaoz en deûz nébeûd a amzer.

13. Ha pa wélaz ann aérouant pénaoz e oa bét stlapet d'ann douar, e heskinaz ar c'hrég pehini é doa ganet eur mab gwaz.

14. Ha rôed e oé d'ar c'hrég diou askel eunn er brâz, évit ma nijché el léac'h-distrô, enn he léac'h hé-unan, ma eo maget a-pâd eunn amzer, hag amzeriou, hag ann hanter eûz a eunn amzer, pell diouc'h dremm ann aerouant.

15. Hag ann aérouant a daolaz eûz hé c'hénou, war-lerc'h ar c'hrég, dour ével eur ster, évid hé didenna gand ar ster.

16. Hag ann douar a gen-nerzaz ar c'hrég : digeri a reaz ann douar hé c'hénou, hag é louskaz ar ster en doa taolet ann aerouant eûz hé c'hénou.

17. Hag ann aérouant a zavaz droug enn-han oud ar c'hrég; hag éz eaz da vrézélékaad gand ann dilerc'h eûz hé gwenn, péré a vir gourc'hémennou Doué, hag a rô testéni da Jézuz-Krist.

18. Hag é c'houmaz war dréaz ar môr.

## XIII. PENNAD.

1. HA mé a wélaz eul loen ô sével eûz ar môr, pehini en doa seiz penn, ha dék korn, ha war hé gernel dék kurunen, ha war hé bennou hanvou a zrouk-prézek.

2. Hag al loen a wéliz a oa hénvel oud eul léopard, hag hé dreid ével treid eunn ours, hag hé c'hénou evel géaou eul léon : hag ann aérouant a rôaz d'ézhan hé ners, hag eur galloud brâz.

3. Ha mé a wélaz unan eûz hé bennou ével gouliet d'ar marô; hag hé c'houli marvel a oé iac'héet : hag ann douar holl a oe souéaet gand al loen.

4. Hag hî a azeûlaz ann aérouant, pehini en doa rôed hé c'halloud d'al loen : hag éc'h aazeûljont al loen, ô lavarout : Piou a zô hénvel oud al loen? Ha piou a hellô en em ganna out han?

5. Ha rôed é oé d'ézhan eur génou hag a lavaré traou brâz ha drouk-prézégou : hag ar galloud a oé roed d'ézhan da ôber *evel-sé* é pâd daou miz ha daou-ugent.

6. Hag hén a zigoraz hé c'hénou évid drouk-prézégi ouc'h Doué, évid drouk-prézégi oud hé hanô, hag oud hé daberoakl, hag oud ar ré a choum enn Énv.

7. Rôed e oé ivé d'ézhan *ar galloud* da ôber ar brézel oud ar zent, ha d'hô zrec'hi : ha rôed é oé d'ézhan héli war béb breûriez, ha pobl, ha iéz, ha brôad.

8. Hag azeûlet é oé gand ar ré holl a choum war ann douar, hag eûz a béré né két skrivet ann hanvou el levr a vuez ann Oan, a zô bét lazet adalek penn-kenta ar béd.

9. Ma en deûz eur ré diskouarn, sélaouet

10. Néb en dévézô kaset é sklavérez, az ai é sklavérez. Néb en dévézô lazet gand ar c'hlézé, eo réd é vé lazet gand ar c'hlézé.

Aman éma habaskded, ha feiz ar Zent.

11. Ha mé a wélaz eul lóen all a zavé eûz ann douar, hag en doa daou gorn hénvel out ré ann Oan, hag a gomzé ével ann aerouant.

12. Hag hén a ziskouézaz holl c'halloud al loen kenta dira-z-han: hag é lékéaz ann douar, hag ar ré a choumé enn-han da azeûli al loen kenta, péhini a oa bét jac'héet eûz hé c'houli marvel.

13. Hag hén a réaz burzudou brâz, bété lakaad da ziskenni ann tân eûz ann Env war ann douar dirâg ann dûd.

14. Ha touella a réaz ar ré a choum war ann douar, gand ar vurzudou a oa rôed d'ézhan da ôber dirâg al loen, ô lavaroud d'ar ré a choum war ann douar, ôber eur skeûden d'al loen, péhini a vézô bét glazet gand ar c'hlézé, hag a vézô c'hoaz béo.

15. Ha rôed é oé d'ézhan ar *galloud* da rei ar vuez da skeûden al loen, ha d'hé lakaad da gomza ha lakaad a rai da laza kémend hini na azeûló ked al loen.

16. Lakaad a rai ivé ann holl dud, bihan ha brâz, pinvidik ha paour, frank ha sklâv, da gaoud eur merk enn dourn dehou pé war hô zâl:

17. Ha na helló dén na préna, na gwerza, néméd ann hini en dévézô ar merk, pe ann hanô eûz al loen, pé ann niver eûz hé hanô.

18. Aman éma ar furnez. Néb en deûz poell, kountet niver al loen. Râk niver eunn den eo; hag hé niver eo c'houec'h kant c'houec'h ha tri-ugent.

## XIV. PENNAD.

1. HA mé a zellaz, ha chétu ann Oan a oa enn hé zâ war vénez Sion, ha gant han pevar mil ha seiz-ugent mil *den*, peré hô doa hé hanô, hag hanô hé Dâd skrivet war hô zâl.

2. Ha mé a glevaz eur vouéz eûz ann Env, hénvel out trouz doureier brâz, hag hénvel out trouz eur gurun vrâz; hag ar vouéz a glevir a oa hénvel out télennerien a délenne war hô zelennou.

3. Hag hi a gané é c'hiz eur ganaouen nevez, dirâg ann trôn, ha dirâg ar pevar loen, hag ar ré gôz: ha den na bellé kana ar ganaouen, néméd ar pevar mil ha seiz-ugent mil, péré a zô bét prénet eûz ann douar.

4. Ar ré-zé eo péré n'int két en em zaotret gand ar merc'hed, râg gwerc'h int. Ar ré zé a heûl ann Oan da belec'h-bennâg ma'z a. Ar ré zé a zô bét prénet eûz a douez ann dûd évit kenta-frouez da Zoué, ha d'ann Oan.

5. Ha n'eûz ket bét kavet a c'haou enn hô génou: râk dinam int dirâk trôn Doué.

6. Ha mé a wélaz eunn Éal all a nijé dre greiz ann Env, hag ann Aviel peûr-baduz gant-han, évid hé brézegi d'ar ré a choum war ann douar, da béb brôad, ha da béb breûriez, ha da béb iez, ha da bép pobl;

7. O lavarout gand eur vouéz grâ: Doujid ann Aotrou, ha meûlit-hén, râk deûed eo heur hé varn: hag azeûlid ann hini en deûz gread ann Env, hag ann douar, ar mûr, ha mammennou ann doureier.

8. Hag eunn Éal all a zeûaz war-lerc'h, hag a lavaraz: Kouézed eo, kouézed eo Babilon, ar *géar* vrâz-zé, péhini e deûz rôed da éva d'ann holl vroadou gwin buanégez hé c'hadélez.

9. Hag eunn trédé Éal a zeûaz war-lerc'h ar ré-man, hag a lavaraz gand eur vouéz gré: Mar teû eur ré da azeûli al loen, hag hé skeûden, ha da zigémeroud hé verk war hé dâl, pe enn hé zourn;

10. Hen-nez a évô eûz a win buanégez Doué, a zô aozet gant gwin digemmesk é kalir hé vuanégez: hag hén a vezô heskinet enn tân hag er soufr dirâg ann Éled santel, ha dirâg ann Oan.

11. Ha môged hô heskinou a binô é amzeriou ann amzeriou: ha na vezô ehan é-béd na doiz na nôz, évid ar

ré hô dévézô azeûlet al loéa, hag hé skeûden, pé évid ar ré hô dévézô digéméret merk hé hanô.

12. Aman éma habaskded ar zent, péré a vir gourc'hémennou Doue, ha feiz Jésuz.

13. Ha mé a glevaz eur vouéz eûz ann Env, hag a lavaraz d'ia: Skriv: Gwenvidig ar ré-varô, péré a varv enn Aotrou. A-vréman, émé ar Spéred, é éhaint oud hô labouriou: râg hô ôberiou a heûl anézhô.

14. Ha mé a zellaz, ha chétu eur goabren wenn; ha war ar goabren unan azézet hag a oa hénvel out Mâb ann dén, ha war hé benn eur gurunen aour, hag enn hé zourn eur falc'h lemm.

15. Hag eunn Éal all a zeûaz er-méaz eûz ann templ, hag a grial gand eur vouéz gré d'ann hini a oa azézet war ar goabren: Taol da falc'h, ha méd; râk deûed eo ann heur da védi, ha médérez ann douar a zô darev.

16. Hag ann hini a oa war ar goabren a daolaz hé falc'h war ann douar, hag ann douar a oé médet.

17 Hag eunn Éal all a zeûaz er-méaz eûz ann templ a zô enn Env, ha gant-han ivé eur falc'h lemm.

18. Hag eunn Éal all a zeûaz er-méaz eûr ann aoter, hag hen en doa galloud war ann tân; hag hén a griaz gand eur vouéz gré d'ann hini en doa eur falc'h lemm, ô lavarout: Taol da falc'h lemm, ha trouc'h bodou gwini ann douar; râg hé rezin a zo darev.

19. Hag ann Éal a daolaz hé falc'h lemm war ann douar, hag a drouc'haz bodou gwini ann douar, hag hô zaolaz é beol vrâz huanégez Doué.

20. Hag ar véol a oé gwasket er-méaz eûz a gêar, hag ar gwâd a zeûaz er-méaz eûz ar véol bété gwesken ai c'hézek a-héd mil c'houec'h kant stâd.

## XV. PENNAD.

1. HA mé a wélaz eunn arouéz all enn Env, brâz ha souézuz, seiz Éal, péré hô doa ar seiz gouli divéza; râg gant-hô eo sévénet huanégez Doué.

2. Ha mé a wélaz é-c'hiz eur môr gwér, mesket gant tân; hag ar ré hô doa trec'het al loen, hag hé skeûden, hag ann niver eûz hé hanô, a ioa war ar môr gwér-zé, ha télennou Doué gant-hô.

3. Hag hi a gané kanaouen Moizez servicher Doué, ha kanaouen ann Oan, ô lavarout: Brâz ha souézuz eo da ôberiou, ô Aotrou Doué holl-c'halloudek: da hentou a zô gwirion ha gwir, ô Roué ann amzeriou

4. Piou na zoujô kéd ac'hanod, ô Aotrou, ha na veûlô kéd da hanô? Rak n'eûz némét od a gémend a ve mâd: râg ann holl vrôadou a zeûi, hag a azeûlô ac'hanod, ô véza ma eo splann da varniou.

5. Ha goudé-zé é selliz, ha chétu é wélaz templ tabernakl ann desténi digor enn Env:

6. Hag ar seiz Éal péré hô doa ar seiz gouli a zeûaz er-méaz eûz ann templ, gwisket gant lin glân ha kann, ha gourizet enn hô dargreiz gant gourizou aour.

7. Hag unan eûz ar pevar loen a rôaz d'ar seiz Éal seiz kôb aour, leûn gant huanégez Doué, péhini a vév é amzeriou ann amzeriou.

8. Hag ann templ a oé leûniet gand ar môged eûz a veûrdez Doué, hag eûz hé ners: ha déan a hellé mond enn templ, ken na vijé peûr-skuîet seiz kôb ar seiz Éal.

## XVI. PENNAD.

1. HA mé a glevaz eur vouéz gré a zeûé eûz ann templ, hag a lavaraz d'ar seiz Éal: Id, ha skuîit ar seiz kôb eûz a vuanégez Doué war ann douar.

2. Hag ar c'henta az éaz, hag a skuîaz hé c'hôb war ann douar: hag eur gouli drouk ha gwalluz a gouézaz war ann dûd péré hô doa merk al loen, ha war ar ré péré a azeûlé hé skeûden.

3. Hag ann eil Éal a skuîaz hé gôb war ar môr, hag é teûaz ével

gwâd eunn dén marô; ha kémend en doa buez er môr a varvaz.

4. Hag ann trédé Éal a skuîaz hé gôb war ar steriou, ha war vammennou ann doureier; hag é oent tróed é gwâd.

5. Ha mé a glevaz Éal ann doureier ô lavarout : Té a zô gwirion, ô Aotrou, té péhini a zô hag a oa Sant, pa éc'h eûz barnet kément-sé.

6. O véza ma hô deûz skuîet gwâd ar Zent hag ar Brofédec, hag éc'h eûz rôet gwâd d'ézhô da éva; râk dellezeg é oant eûz a gément sé.

7. Ha mé a glevaz eunn all eûz ann aoter hag a lavaraz. Ia, Aotrou Doué holl-c'halloudek, da varnou a zô gwir ha gwirion.

8. Hag ar pévaré Éal a skuîaz hé gôb war ann héol; hag ar *galloud* a oé rôed d'ezhan da enkrezi ann dûd gand ar c'hrouéz ha gand ann tân.

9. Hag ann dûd a oé poazet gand eur c'hrouéz vrâz, hag é trouk-prézégchont gand hanô Doué péhini en deûz ar galloud war ar c'houliou-zé; ha na réjont ked a binijen évit rei gloar d'ezhan.

10. Hag ar pempved Éal a skuîaz hé gôb war drôn al loen; hag hé rouantélez a zeûaz da véza téñval, hag é chaokchont hô zeodou gand hô glac'har.

11. Hag é trouk-prézégchont gand Doué ann Énv, enn abek d'hô glac'hariou ha d'hô gouliou; ha na réjont kéd a binijen eûz hô ôberiou.

12. Hag ar c'houec'hved Éal a skuîaz hé gôb war ar ster vrâz Eufratez; hag é tizéc'haz hé dour, évid aoza ann hent da rouéed ar sâv-héol.

13. Ha mé a wélaz tri spéred louz hénvel ouz gwesklévved, péré a zeûé er-méaz eûz a c'hénô ann aérouant, hag eûz a c'hénô al loen, hag eûz a c'hénou ar fals profed.

14. Râk spérédou diaoulou int péré a ra burzudou, hag az â étrézék roueed ann douar holl, évid hô strolla d'ar brézel é deiz brâz ann Doué holl-c'halloudek.

15. Chetu é teûann ével eul laer. Euruz ann hini a vel, hag a vir hé zilad, gand aoun na gerfé ennoaz, ha na welfent hé vézegez.

16 Hag hén a strollô anézhô el léac'h a zô galvet enn Hébrac'h Armagédon.

17. Hag ar seizved Éal a skuîaz hé gôb enn éar; hag eur vouez gré a zeûaz eûz ann templ, ével eûz ann trôn, hag a lavaré : Gread eo.

18. Hag é c'hoarvézaz luc'hed, ha mouésiou, ha kurunou, hag é teûaz eur c'hren-douar brâz, eur c'hren-douar ker braz, ha na oé biskoaz eunn hévélep abaoé ma ez eûz tûd war ann douar.

19. Hag ar géar vrâz a oé rannet é teir gevren, ha keriou ar brôadou a gouézaz : ha Babilon ar vrâz a zeûaz da gounn dirâk Doué, évit rei d'ézhi da éva ar c'halir eûz a win broez hé vuanégez.

20. Hag ann holl énezi a dec'haz, ha na oé két kaved ar ménéziou.

21. Hag eur c'hazarc'h brâz é-c'hiz eunn talant a gouézaz eûz ann Env war ann dûd, hag ann dûd a trouk-prézégaz gand Doué enn abek da c'houli ar c'hazarc'h; râg gwall vrâz é oa ar gouli-zé.

## XVII. PENNAD.

1. HAG unan eûz ar seiz Éal péré hô doa ar seiz kôb, a zeûaz, hag a lavaraz d'in : Deûz, hag é tiskouézinn d'id barnédigez ar c'hast vrâz, péhini a zô azézet war ann doureier vrâz,

2. Gant péhini roueed ann douar a zô en em saotret, hag eo mezviet gant gwin hé gadélez ar ré a choum war ann douar.

3. Hag hén a gasaz ac'hanoun el léac'h-distrô; hag é wéliz eur c'hrég azézet war eul loen a liou tané, leûn a hanôiou drouk-prézek, ha gant-han seiz penn ha dék korn.

4. Hag ar c'hrég a ioa gwisket gand dilad mouk ha tané; kinklet é oa gand aour, ha gant mein tal-

voudus, ha gant perlez; eunn hé dourn é doa eur c'hôb aour, leûn a argarzidigez, hag eûz a budurnea hé gadélez.

5. Ha war hé zâl ann hanô-man a oa skrivet : Mister; Babilon vrâz, mamm ar gadélésiou, hag argarzidigésiou ann douar.

6. Ha me a wélaz ar c'hrég-zé mezô gant gwâd ar zent, ha gant gwâd merzerien Jezuz : ha pa he gweliz é oenn souézet brâz.

7. Hag ann Éal a lavaraz d'in : Pérâg oud-dé souézet? Mé a lavarô d'id ar mister eûz ar c'hrég, hag eûz al loen a zoug anézhi, péhini en deûz seiz penn ha dék korn.

8. Al loen ec'h eûz gwelet, a zô bét, ha n'eo mui; piña a dlé eûz al lounk, ha mond-da gét, ha souézet é vézô ar re a choumô war ann douar (ar ré na vézô két skrivet hô hanôion el levr a vuez adalek penn-kenta ar béd), pa wélint al loen, péhini a ioa, ha n'eo mui.

9. Chétu ann dalvondégez eûz a gément-se, hag a zô leûn a furnez. Ar seiz penn, eo ar seiz menez war béré eo azézet ar c'hrég: seiz roué ind ivé.

10. Pemp a zô marô; unan a zô; hag égilé né kéd deûet c'hoaz: ha pa vézô deûet é tlé choum nébeût.

11. Hag al loen a ioa ha n'eo két, a zô ivé ann eizved, hag eûz ar seiz eo, ha mond a ra da gét.

12. Ann dék korn éc'h eûs gwélet, a zô dek roué, da béré né két bét c'hoaz rôed ar rouantélez; hôgen rôed é vézô d'ézhô ar galloud érel rouéed érid eunn beur goudé al loen.

13. Ar ré-zé hô dévézô holl eunn hévélep ménoz, hag é rôint hô ners hag hô galloud d'al loen.

14. Ar ré-zé en em ganuô oud ann Oan, hag 'ann Oan a vézô tréac'h d'ézhô; ô véza ma eo Aotrou ann aotrounez, ha Roué ar rouéed; hag ar ré a zô gant-han, a zô ar ré-c'halvet, ar ré-zilennet, ar ré-féal.

15. Lavaroud a réaz c'hoaz d'in : Ann doureier éc'h eûz gwélet el léac'h ma eo azezet ar c'hast, eo ar poblou, ar brôadou, hag ann iézou.

16. Ann dek korn éc'h eûz gwélet el loen, eo ar ré a gasai ar c'hast, hag hé lakai da véza glac'haret hag enn noaz, a zebrô hé c'hik, hag a loskô anézhi gand ann tân.

17. Rák Doué en deûz lékead enn hô c'halounou ôber ar pez a fell d'ézhan; érit ma rôjent hô rouantélez d'al loen, béte ma vézô peûr zévénet geriou Doue.

18. Hag ar c'hrég ac'h eûz gwélet, eo ar gear vrâz, péhini e deûz ar rouantélez war rouéed ann douar.

## XVIII. PENNAD.

1. HA goudé-zé mé a wélaz eunn Éal all a ziskenné eûz ann Énv, péhini en doa eur galloud brâz, hag ann douar a oé goulaouet gand hé c'hloar.

2. Hag hén a griaz gand eur vouéz gré, ô lavaront : Kouézed eo, konézed eo Babilon ar vrâz : ha deûed eo da géar d'ann diaoulou, ha da zigemer da bép spéred louz, ha da zigemer da bép labous louz ha kasauz.

3. O véza ma hô deûz ann holl boblou évet eûz a win buanégez hé gadélez; ha ma hô deûz rouéad ann douar en em zaotret gant-hi; ha ma hô deûz marc'hadourien ann douar piavidikeet gand ann dirciz eûa hé dispiñ brâz.

4. Ha mé a glevaz eur vouéa all eûz ann Énv, hag a lavaré : Id er-meaz eûz ar gear-zé, va fobl, gand aaun na zeûfac'h da véza kévrennek enn hé fec'hédou, ha n'hô pe lôd enn hé gouliou.

5. Râg hé fec'hédou a zô piñet béteg ann Énv, ha Doue en deûs bét kaun eûz hé fallagriézou.

6. Distaolid d'ezhi evel ma a deûz distaoled d'é-hoc'h; ha rôid d'ezhi daou c'hemend all évid hé ôberiou. Er c'hôb e péhini é deûz rôed da

éva d'é-hoc'h, rôid da éva d'ézhi daou c'hemend all.

7. Kément ha ma eo en em veûlet, ha ma eo en em gavet ann dudiou, rôid d'ezhi enkrézou ha glac'hariou; râk lavared é deûz enn hé c'haloun : Mé a zô azézet ével eur rouanez; ha n'onnn kéd intanvez; ha na wéliun kéd a gaon.

8. Dré-zé enn eunn deiz é teûi hé goulîou, ar marô, ar c'haon hag ann naoun, hag é vézô losket gand ann tân · râk kre eo ann Doué a varnô anézhi.

9. Ha rouéd ann douar péré a zô en em zaotret gant-hi, hag hô deûz bévet enn dudiou, a wélô, hag en em c'hlac'harô war-n-ézhi, pa wélint móged hé entan.

10. En em zerc'hel a raint pell *diout-hi*, gand aoun râg hé enkrézou, hagé livirint : Gwa, kéar vrâz Babilon, kéar gré; râk da varn a zô deûet enn-eunn-taol.

11. Ha marc'hadourien ann douar a wélô hag a geinô war-n-ézhi; râk dén na brénô mui hô marc'hadourésiou;

12. Ar marc'hadourésion aour, hag arc'hant, ha mein kaer, ha perlez, ha lîn moan, ha mouk, ha seiz, ha tané, hag'a hép kont tinon, hag a hép léstr olifant, hag a hép léstr mein kaer, hag arm, hag houarn, ha mein-marellet.

13. Ha kinamom, ha c'houésiomâd, ha louzou-c'honék, hag ézans, ha gwin, hag éôl, ha flour-bleûd, ha gwiniz, ha loéned, ha dasved, ha kézek, ha kirri, ha sklaved, ha tôd dieûb.

14. Hag ar frouez a c'hoantaé da éné a zô pelléed diouz-id, ha kément tra c'houék ha kaer a zô kolled évid-oud, ha n'hô c'havi mui.

15. Marc'hadourien ann traou-ze, péré a zô deûet pinvidik gant-hi, en em zalc'hô pell diout-hi, gand aoun râg hé enkrezon, hag enn aul lénva, hag enn eur wéla,

16. É livirint : Gwa, gwa ar géar vrâz-zé péhini a oa gwisket gant lîn moan, gant mouk, ha gant tané, hag a na kinklet gand aour, gant mein kaer, ha gant perlez;

17. Râg enn eunn heur kémend all a vadou a zô kollet. Ha kément stnriar, ha kémend hini a ia war zout, hag ar verdéidi, hag ar ré a ra hô gwerz war vôr, a zô en em zale'het pell;

18. Hag en em lékéjond da c'harmi, pa weljond al léac'h eûz hé entan, hag é léverjont : Pé géar a zô héd hénvel oud ar géar vrâz-zé?

19. Hag hi a daolaz poultr war hô fennou, hag a c'harmaz enn eul lénva hag enn eur wéla, ô lavarout · Gwa, gwa ar géar vrâz-zé, é péhini eo pinvidikéet dré hé dispiñ, ar ré holl hô doa listri war ar môr : râg enn eunn heur eo éaddagét.

20. Laouéna diwar hé fenn, ô Ênv, ha c'houi, Abostoled ha Profeded; râk Doué en deûz hé gwarnet enn abek d'é-hoc'h.

21. Hag eunn Éal kré a zavaz eur méan hénvel oud eur méanmilin brâz, hag hé daolaz er môr, ô lavarout. Gand ann berr-zé é vezô diskaret Babilon ar gear vrâz, ha na vézô kavet mui.

22. Ha mouéz ann délennerien hag ar varzed, hag ar zutellerien hag ann drompiferien na vézint mui kleved enn od : ha michérour é-béd na vézô mui kaved enn-od, ha tronz ar méan-milin na vézô mui kleved enn od :

23. Ha goulou ar gleûzeûrion na vézô mui gwéled enn-od; ha mouéz ann ozac'h hag ar c'hrég na vézô mui kleved enn-od : râk da varc'hadourien a ioa priñsed ann douar, ô vézâ ma hô deûz touellet ann holl boblou gand da vreou.

24. Ha kaved eo bed enn-hi gwâd ar Brofeded hag ar Zent, hag eûz ar ré holl a zô bét lazet war ann douar.

## XIX. PENNAD.

1. GOUDÉ-ZÉ é klevis ével mouéz aul léd brâs a dûd enn Ênv, hag a lavaré : Alléluia : Salud, ha gloar, ha galloud d'hon Doué :

2. Râg hé varnou a zô gwir ha gwirion; ha ma en deûz barnet

ar c'hast, péhini é deûz saotret ann douar gand hé gadélez ; ha ma en deûz venjet gwâd hé zervicherien a zô bét skulet gand hé daouarn-hi.

3. Hag é léverjond adarré : Alléluia. Hag hé moged a savaz é amzeriou ann amzeriou.

4. Hag ar pevar dén-kôz war-n-ugent, hag ar pevar loen a stouaz, hag a azeûlaz Doué, a oa azézet war ann trôn, ô lavarout, Amen : Alleluia.

5. Hag eur vouéz a zeûaz eûz ann trôn, hag a lavaraz : Meulid hon Doué-ni, c'houi holl hé zervicherien ; ha c'houi péré a zouj anezhan, bihan ha brâz.

6. Ha mé a glevaz èvel mouez eul lôd brâz a dûd, hag èvel trouz doureier vrâz, hag èvel trouz kurunnou brâz, a lavaré. Alleluia ; ô véza ma en deûz rénet ann Aotrou hon Doué holl-c'halloudek.

7. Laouénaomp, ha tridomp, ha róomp gloar d'ézhan ; râk deûed eo eûreûd ann Oan, hag hé c'hreg a zô en em aozet.

8. Ha rôed eo d'ézhan ar galloud d'en em wiska gant lin moan gwenn-kann : râg al lin moan eo mâd ôberiou ar Zent.

9. Hag hén a lavaraz d'in : Skriv : Euruz ar ré a zô galved da goan eûreûd ann Oan. Hag hén a lavaraz d'in : Gwîr eo ar geriou-zé a Zoué.

10. Ha mé en em strinkaz d'hé dreid, evid hé azeûli. Hag hén a lavaraz d'in : Gwél na ri. da genzervicher ounn, hag hini ar ré eûz da vreûdeûr péré hô deûz rôet testeni da Jezuz. Azeûl Doué : râk testeni Jezuz eo ar spéred a ziougan.

11. Ha mé a wélaz ann Env digor ; ha chétu eur marc'h gwenn, hag ann hini a oa azézet war-n-ézhan a oa galvet Féal ha Gwirion, ha gant gwirionez é varn, hag é stourm.

12. Hé zaoulagad *a ioa* èvel eur flamm tân ; ha war hé benn *é oa* kalz kurunennou : hag eunn hanô skrivet en doa, ha na anavez dén é-béd némét-han hé-unan.

13. Ha gwisket é oa gand eur zaé livet gant gwâd : hag hanved é oa, *Gér* pé Verb Doué.

14. Hag ann arméou a zô enn Env az éa war hé lerc'h war gézeg gwenn, hag hi gwisket gant lin moan gwenn ha glan.

15. Hag eûz hé c'hénou é teûé eur c'hlézé lemm enn daou du, évit skei gand ar bobl gant-han : hag hén a vérô anézhô gand eur wialen houarn, hag hén eo a vâc'h ar veol eûz a frouden buanégez ann Doué holl c'halloudek.

16. Ha skrived eo war hé zaé ha war hé vorzed : Roué ar rouéed, hag Aotrou ann aotrounez.

17. Ha mé a wélaz eunn Éal enn hé zâ enn héol, péhini a c'harmaz gand eur vouez gré, enn eul lavaroud d'ann holl laboused a nijé dré greiz ann Env. Deûit, hag en em strollit évit koan vrâz Doué ;

18. Évit ma tebrot kîg ar rouéed, ha kîg ar gabitaned, ha kîg ann dûd kré, ha kîg ar c'hézeg, hag ar ré a zô azezet war-n-ezhô, ha kîg ar ré-zieûb, hag ar sklaved, hag ar re-vihan hag ar ré-vrâz.

19. Ha mé a wélaz al loen, ha rouéed ann douar, hag hô arméou péré a oa en em strollet, évit brézélekaad oud ann hini a oa azézet war ar marc'h, hag oud hé armé.

20. Hogen paked a oé al loen, ha gant-han ar fals-profed, péhini en doa great arouésiou dira-z-han, dré béré en doa touellet ar ré hô doa digéméret merk al loen, hag hô doa azeûlet hé skeûden. Hô daou é oent taolet beô-buézek el lenn leskidig a dân hag a zoufr.

21. Hag ar ré all holl a oé lazet gant klézé ann hini a oa azézet war ar marc'h, hag a deûé eûz hé c'hénou, hag ann holl laboused en em walc'haz gand hô c'hik.

## XX. PENNAD.

1. HA mé a wélaz eunn Éal ô tiskenni eûz ann Env, ha gant-han alc'houez al lounk, hag eur chaden vrâz enn hé zourn.

2. Hag hén a grogaz enn aé-

rouant, ann aer kôz, péhini eo ann diaoul ha Satan, hag é éréaz anézhan évit mil bloaz.

3. Hag ô véza hé daolet-el lounk, hé zerraz hag hé ziellaz war-n-ézhan, évit na douelljé mui ar boblou, kan na véző peűr-drémenet ar mil bloaz-zé : ha goudé-zé é tlé héza diéréet évid eunn nébeűd amzer.

4. Ha mé a wélaz ivé trônou, ha tűd a oa azézet war-n-ézhô, hag ar varn a oé rôed d'ézhô : ha mé a wélaz ivé énéou ar ré a zô bét dibennet é testéni eűz a Jézuz, hag évit gér Doué, hag ar ré n'hô deűz kéd azeűlet al loen, nag hé skeűdan, ha n'hô deűz két digéméret hé verk war hô zaliou pé enn hô daouarn; hag hi hô deűz bévet ha rénet gand ar C'hrist épâd mil bloaz.

5. Ar ré-varô all na zistrôjont kéd d'ar vuez, abarz ma oé peűr-drémenat ar mil bloaz. Houn-nez eo ann dazorc'hidigez genta.

6. Euruz ha santel eo ann hini, péhini en deűz lôd enn dazorc'hidigez genta : ann eil varô n'en dévéző kéd a váli war-n-ézhô ; hôgen hi a véző béleien Doué hag ar C'hrist, hag é rénint gant-han épâd mil bloaz.

7. Ha pa véző peűr-dreměnat ar mil bloaz, Satan a véző diéréet, hag é tcûiô ar-meaz eűz hé brizoun, hag é touellô ar boblou a zô é pevar c'horn ann douar, Gog ha Magog, hag é strollô anézhô évid ann emgann. Ann niver anézhô a vézo hénvel out treaz ar môr.

8. Ha piña a réjont war léd ann douar, hag an em lékâjont war-drô da gamp ar zent, ha d'ar géar ka ret-brâz.

9. Ha tân a ziskennaz digand Doué eűz ann Énv, hag hô devaz. hag ann Diaoul, péhini an doa hô zouellet, a oé taolet al lenn a dân hag a zoufr, é péléac'h édo al loen,

19. Hag ar fals-profed, a véző enkrézet nôz-deiz é amzeriou ann amzeriou.

11. Ha mé a wélaz eunn trôn brâz gwenn, hag eur ré a oa azézet war-n-éhan, a zirâk péhini é tec'haz ann énv hag ann douar, hag hô léac'h na oé két kavet.

12. Ha mé a wélaz ar ré-varô, brâz ha bihan, a zavaz dirâg ann trôn ; ha levriou a oé digoret : hag eul Levr all a oé digoret, péhini eo al levr a vuea : hag ar ré-varô a oé barnet war ar péz a oa skrivet el levriou-zé, hervez hô ôberiou.

13. Hag ar môr a rôaz ar ré-varô a oa ann-han : ar marô hag ann ifern a rôaz ivé ar ré-varô a oa enn-hô ; ha pep-hini a oé barnet hervez he ôberiou.

14. Hag ann ifern hag ar marô a oé taolet el lenn a dân. Hounnez eo ann eil varô.

15. Hag ann hini ha na oé kat kavet skrivet al Levr a vuez, a oé taolet el lenn a dân.

## XXI. PENNAD.

1. HA mé a wélaz eunn énv nevez, hag eunn douar nevez. Rág ann énv kenta hag ann douar kenta a oa aed é-biou, hag ar môr ná oa mui.

2. Ha mé Iann a wélaz ar géar zantal, Jéruzalem nevez a ziskanné a Zoué eűz ann Énv, aozet ével eur c'hrég kempennet évid hé ozac'h.

3. Ha mé a glevaz eur vouéz a zeűé eűz ann trôn, hag a lavaré : Chétu taberuakl Doué gand ann dűd ; hag hén a choumó gant-hô. Hag hi a véző hé bobl, ha Doué ô veza gant-hô a véző hô Doué.

4. Ha Doué a zec'hô ann holl zaerou eűz hô daou-lagad. hag ar marô na véző mui, ha na véző mui na doan, na garm, na glac'har, râg ann traou kenta a véző éad é-biou.

5. Hag ann hini a oa azézet war ann trôn a lavaraz : Chétu é ma pép-trâ nevez. Hag hen a lavaraz

d'in : Skriv, pénaoz ar gerion-man a zô gwir ha gwirion.

6. Hag hén a lavaraz c'hoaz d'in : Sévened eo. Mé eo Alfa hag Oméga, ann derou hag ann divez. Mé a rôi *da éva* évit-nétrâ, d'ar ré hô deûz séc'hed, eûz a feunteun ann dour a vuez.

7. Néb a vézô goanidek, en dévézô kément-sé, ha mé a vézô Doué d'ézhan, hag hén a vézô Mâb d'in.

8. Hôgen é-kénver ar ré-aounik hag ar ré-ziskrédik, hag ar ro-argarzez, hag al lazerien, hag ar c'hadaled, hag ar gontammerien, hag ann idolatred, hag ann holl c'haouiaded, é vézô hô lôd el lenn a dân loskuz hag a zoufr : énô éma ann eil varô.

9. Ha dond a réaz unan eûz ar seiz Ēal hô doa ar seiz kôp leûn gand ar seiz gouli divéza, hag é komzaz ouz-in, ô lavarout : Deûz, ha mé a ziskouézô d'id ar bried, grég ann Oan.

10. Hag hén a zongaz ac'hanoun é spéred war eur ménez brâz hag uc'hel, hag é tiskouézaz d'in ar géar, Jéruzalem zantel, péhini a zikenné eûz ann Env digand Doué,

11. Ha sklerder Doue gent-hi; hag hé goulou a oa hénvel oud eur méan kaer, oud eur méan jasp, boull ével strink.

12. Hag hi é doa eur vur vrâz hag uc'hel, é péhini éz oa daouzék pors, ha daouzèg Ēal, unan out pep pors; hag hanvou skrivet, péré eo hanvou ann daouzék vreûriez eûz a vipien Israel.

13. War-zû ar Sâv-héol, teir zôr; war-zô ann Hanter-nôz, teir zôr; war-zû ar C'hresteiz, teir zôr; war-zû ar C'hûs-héol, teir-zôr.

14. Ha mûr ar géar é doa daouzék diazez, hag enn-ho hanvou ann daouzég Abostol eûz ann Oan.

15. Hag ann hini a gomzé ouz-in, en doa eur gorsen aour, évit menta ar géar, hag hé fersiar, hag hé mûr.

16. Hag ar géar a zô pevar-c'hornek; ha kelt eo hé hed hag hé léd. Hag hén a ventaz ar géar gand hé gorsen aour, hag é *kavaz* daouzék mil stad : hag hé héd, hé léd hag hé uc'helded a zô kévatal.

17. Hag hén a ventaz ar vûr anézhi, hag é *kavaz* pevar ilmad ha seiz-ugent, diouc'h ment eunn dén, péhini é oa hini ann Ēal.

18. Hag ar vûr-zé a oa gréat gand eûr méan jasp : hag ar géar a oa gréat gand aour glân hénvel out gwér boull.

19. Ha diazézou mûr kéar a oa kinklet gand a bép seurt mein kaer. Ar c'henta diazez a oa eûz a jasp; ann eil, safer; ann trédé, kalsédon; ar pevaré, smaragdus;

20. Ar pempved, sardoniz; ar c'houec'hved, sardiuz; ar seizved, krisolituz; ann eizved, bérillus; ann naved, topaziuz; ann dékved, krisoprasuz; ann unnekved, hiasintuz; ann daouzékved, amétistuz.

21. Hag ann daouzék porz, a ioa daouzek perlézen; ha pép a borz a ioa eûz a eur berlezen : hag al leûr-ger a ioa eûz a aour glân, ével gwer boull.

22. Ha na wéliz kéd a dempl enn-hi; râg ann Aotrou Doué holl-c'halloudek, hag ann Oan, eo ann templ anézhi.

23. Hag ar géar-zé n'é deûz kéd a ézomm a héol nag a loar, evid hé goulaoui; râk sklerder Doué eo a c'houlaou anézhi, hag ann Oan eo hé c'houlaouen.

24. Hag ar boblou a gerzô diouc'h hé goulou : ha roueed ann douar a gasô enn-hi hô gloar hag hô énor.

25. Hag hé fersier na vérint két serret bemdez; râk na vézô kéd a nôz énô.

26. Ha gloar hag énor ar brôadou a vézô kased enn-hi.

27. N'az ai e-bârz nétrâ a zaotret, nag hini eûz ar ré a ra argarzidiger, pé a lavar gevier; hôgen hépkén ar ré a zô skrivet *hô hanvou* é levr a vuez ann Oan.

## XXII. PENNAD.

1. HAG hén a ziskouézaz d'in eur ster dour béô, sklêar evel strink,

hag a zeñé eûn a drôn Doué hag ann Oan.

2. E-kreiz al leûr-ger, hag eun daou du eûz ar ster édo ar wézen a vuez, péhini a zoug daouzek frouézen, hag a rô hé frouez pép miz: ha deliou ar wézen-zé *a zô* évid iac'haad ar brôadon.

3. Ha na vézô mui a valloz: hôgen trôn Doué hag ann Oan a vézô enô, hag hé zervichérien a zervichô anézhan.

4. Hag hi a wélô hé zremm; hag hé hanô a vézô *skrivet* war hô zaliou.

5. Ha na vézô mui a nôz énô: ha n'hô dévézô mui a ézomm a c'houlou a gleûzeur, nag a c'houlou a heol; râg ann Aotrou Doué eo a c'houlaouô anézhô, hag é rénint é amzeriou ann amseriou.

6. Hag hén a lavaraz d'in: Ar gerion-zé a zô gwir ha gwirion. Hag ann Aotrou, Doué spérédou ar Brôféded en deûz kased hé Éal évid diskouéza d'hé zervichérien ar péz a dle c'hoarvézout abarz némeûr.

7. Chétu é teûinn hép-dalé: Euruz ann hini a vir geriou diougan al levr-man.

8. Ha mé eo Iann, péhini em eûz klevet ha gwélet ann traou-zé. Ha goude ma em boé klévet ha gwélet, en em daolaz out treid ann Éal hô diskouézé d'in, évid hé azeûli:

9. Hôgen hén a lavaraz d'in: Gwél na ri; râk da gen-servicher ounn, hag hini da vreûdeûr ar Brôféded, hag ar ré a vir geriou diougan al levr-man. Azeûl Doué.

10. Hag hén a lavaraz c'hoaz d'in: Na ziel ket geriou diougan al levr-man: râk tôst eo ann amzer.

11. Néb a ra gaou, ra rai gaou c'hoaz: ha néb eo em zaotr, r'en em zaotrô c'hoaz: ha néb a zô gwirion, bézet gwirion c'hoaz; ha néb a zô sant, r'en em zantelô c'hoaz.

12. Chétu é teûinn hép-dalé: ha va gôbr a zô gan-én, évit rei da bep-hini hervez hé ôberiou.

13. Mé eo Alfa hag Oméga, ar c'henta hag ann divéza, ann derou hag ann divez.

14. Euruz eo ar ré a walc'h hô zaéou é gwâd ann Oan; évit ma vézô hô galloud er wézen a vuez, ha ma'z aint er géar dre ar persier.

15. *Ra choumô* er-méaz ar châs, hag ar gontammerien, hag ar c'hadaled, hag al lazerien, hag ann idolatred, ha kémend hini a gâr hag a ra ar gaou.

16. Mé JÉZUZ em eûs kaset va Éal, évit testénia d'é-hoc'h ann traou-zé enn Ilizou. Mé a zô grisien ha gwenn David, ar stéren lagernuz, *ar stéren* veûré.

17. Ar Spéred hag ar bried a lavar: Deûz. Hag ann hini a glev, lavaret: Deûs. Hag ann hini en deûn séc'hed, deûet: hag ann hini a fell d'ézhan, kéméret dour a vuez évit-nétrô.

18. Râk testénia a rann da gémend hini a glev geriou diougan al levr-man, penaoz ma laka eunn dra ouc'h-penn, Doué a lakai war-n-ézhan ar c'houlion a zô skrivet el levr-man.

19. Ha mar tenn eur ré eunn dra eûs a levr ann diougan-man, Doué a lamo digant-han hé lôd el levr a vuez, hag er géar santel, hag enn traou a zô skrivet el levr-man.

20. Néb a rô testéni eûz ann traou-man a lavar: Évit-gwir é teûinn hép-dalé. Amen. Deûz, Aotrou Jézuz.

21. Grâs hon Aotrou Jézuz-Krist *ra vézô* gan-é-hoc'h holl. Amen.

DIVEZ.

